# BUEZ AR SÆNT,

GANT

## REFLEXIONOU SPIRITUEL,

*Var ho c'haëra actionou, pere a ell servijout da veditation evit pep deiz eus ar bloas, hac un instruction evit disqui ax ha facil ober meditation pe oræson, pehini a ell servijout memes d'ar re ne ousont quet lenn; gant ar bull eus an induljançou accordet gant hon tad santel ar Pap e faveur an oræson a galon.*

LEQUET e brezonec gant an Autrou Messir CLAUDA-GUILLOU MARIGO, Person eus a barres Beuzec-Conq.



E SANT-BRIEC.

E TY L. PRUD'HOMME, IMPRIMER HA LIBRER.

1835.

DA

# ROUANES

## AR SÆNT.

GUERC'HES VARI, merc'h d'an Tad eternel, mam da Zoue ar Map, pried d'ar Speret Glan, rouanes an Ælez hac an oll sænt, rouanes an eê hac an douar, hou avocades, hor patrones hac hor mam douç ha mad, deoc'h-hu ez ufran, e dedian hac e consacran al levr-man : enorit-en, me ho supli, eus ho protection

OBTENIT d'ar re al lenno ur speret a oræson, evit ma teuint dre an exerciç santel eus ar veditatiou, da gonsideri parfet, da lacât doun en ho c'halon, ha da imita aa exemplou caer a velint ennan.

GRAT dre ho craç ma illint, en ur bratica ur voyen quer bras a silvidiguez, quer recommandet gant Jesus ho Map, ba quen agreabl deoc'h, meritout an eur da grisqui un deiz an nombr eus ar sænt en eê, evit gallont, er gompagnunez caer eus an oll sperejou celestiel, contempli, meuli ha glorifia an Drendet adorabl epad un eternite eûrus. *Amen.*

## INSTRUCTION

### *Hac als d'al lenner*

AR re a lenno al levr-mâ gant un intantion vad, a denno, gant graç Doue, ur profit bras anezan, o tisqui diouz exempl ar sænt en em santifia ho-unan. E pe stad bennac a vent, a bec'het pe a c'hraç, a glênvet pe a iec'het, a baourentez pe a binvidiguez, e tennint bepret anezâ un avantaj hac ur sicour bras, ar bec'herien a gavo ennan remejou excellant evit parea ar gouliou eus ho ene, ar re just a gavo ar voyen d'en em gonservi e graç Doue; ar re simpl, moyenou evit en em greât; ar re baour hac affljet, quentelliou a batiantet, pere a raï dezo caret bo faourentez memes bac ho afflictionou; ar re binvidic, instructionou a garantez hac a humilite, pere ho excito da soulaji miseriou bo nessa, ha da zisprisout madou ha plijadurezou ar bed, evit desirout ha clasq epquen ar re eus an eê.

Un dra edifiant eo lenn en tieguezon buez ar sant a behini e rêr ar gouel, al lenn-se a servije da oll dud an ty, bugale ha servijerien, evit en em instrui eus bo deveriou principala, pere a so comprenet en abreje ebars al levr-mâ.

Ar memes levr a alse c'hoas servijout evit ober en ilis e presanç an oll ul lenn spirituel, goude ar gousperou, dre exempl, evel am eus en gwélet pratico e certen parresion, gant edification.

Evit profita eus a vueou ar sænt, n'en em gontantit quet d'ho! lenn epquen, mæs grit c'hoas anezo bemdez ar sujet eus ho meditation; hac evit m'en em dougot hoc'h-unan a galon vad da ober meditation, ho pedan da lenn an instruction a guefot amâ varlerc'h, pe da viana, dalc'hit sonj eus ur poent bennac eus ar vuez ho pezo lennet, evit excita en deiz-sa en hoc'h ene santimanchou mad ha santel.

Cetu a-se an usaj mad a illit ober eus al levr-mâ: mar profitet anezâ, evel ma tesiran, ho tevesiou a vezo oll santel, ha gant graç Doue, e imitot nebeut-a-nebeut ar sænt a bere ho pezo admiret ar vertu.

---

## INSTRUCTION

### *Var ar profit bras a eller da denna eus ar veditation.*

UR virionez incontestabl eo penaus n'edoump quet capabl, hep ar sicour eus a c'hraç ao Autrou Doue, da ober au distera mad evit hor silvidiguez, non pas memes da gaout ur

sonj vad ac'hanomp hon-unan ; ne allomp quet c'hoas sortial eus ar stad deplorabl a hec'het, na trec'hi hon inclinationou direglet, nemet dre ar sicour eus he c'hraç.

Var an necessite-se hon eus a c'hraç Doue e pep occasion, eo fontet an necessite eus an oræson, pehini eo ar voyen en deus Jesus-Christ etablisset he-unan evit he obteni. Dre-se ive an ilis a hropos d'he bugale an oræson, evel ur voyen puissant da lacât da zisquen en ho c'halonou, ha conservi eno ar c'hraç divin-se pehini a so buez ho ene.

An tadou santel eus an ilis ho deus recommandet dreist pep-tra an oræson a galon, pe ar veditation, pehini a hanvont alc'houe an eê, ar mann pehini a ranferm an oll douçder eus ar vertuziou, ar sourcen eus an oll graçou hac eus an oll madou eus ar vuez spirituel ; hiniennou memes eus an tadou santel-se ho deus avancet penaus ne gomprenent quet e voa possibl cundui ur vuez christen hep an oræson a galon. Mæs petra bennac a ve, consideret ho deus oll an oræson a galon evel an agreapla da Zoue hac ar profitapla evit an eneou, evel ar voyen an æza hac ar profitapla evit ober ar silvidiguez, evel ar propra da inspira deomp an eûz eus ar pec'het, da oher deomp estimout ha caret ar vertu

Dre an oræson e teu an den d'en em antreteni calon-ous-calon gant Doue, pebes avantaj ? En oræson eo e communiq Doue d'an den he c'hraçou gant abondanç, o sclærat he speret, oc'h anflammi he galon, hac o carga he ene eus a un douçder pehini a dremen infinimant an oll joa eus ar bed. Avantajou quer bras ha quer caer na dleont-hi quet hon excita da ur pratiq quer mad ha quer santel ?

*Mæs* martese e leverot-hu Ne ouzon quet oher oræson, ha n'em eus quet an amser d'he oher. Da guement-se e respontin da guenta, mar livirit n'hoc'h eus quet a amser abalamour ma hoc'h eus cals a labour, na illit-hu quet da viana oher oræson da sûl ha da vouel ? Na guevet-hu quet d'an deziou pemdez memes, peguement hennac a labour ho pe, an amser evit ho repasiou reglet ? N'oufac'h-hu quet ive, en ur regli hoc'h amser, caout un hanter heur pe ur c'hardenr evit rei d'hoc'h ene ar magadures spirituel. Mar d'hoc'h eus custum da lavaret cals a bedennou vocal, e allot diminui darn anezo evit gallout oher oræson a galon, pehini a vezo avantajussoc'h evit ho silvidiguez

Mar livirit ne ouzoc'h quet oher oræson, evit ar zisqui, lennit an nao chabist quenta eus an eil quevren eus al levr *Introduction d'ar Vuez devot*, e pelec'h e quefot quement a so necesser evit ober ervad oræson Hac e eus n'ho pe quet al levr-se, e quefot amâ varlerc'h ur method a oræson a behini a vezo æzoc'h deoc'h derc'hel sonj

## METHOD A ORÆSON,

*Da lavaret eo, ur reglen æz ha facil evit ober oræson.*

DA guenta evit commaaç hoc'h oræson, en em liquit e presanç an Autrou Doue, da lavaret ê, sonjit penaus Doue ho quel hac ho clev, ac ez eo disposet da accordi deoc'h ar pez a c'houlennot digantan. Adorit he vajeste souveren gant an oll respet a behini oc'h capabl, en em anavezit indign d'en em bresanti dirac un Doue quer bras ha quer santel, goulennit digantan pardon eus ho pec'hejou, evit ma viot guell disposet da receo be c'hraçou hac he faveuriou. Goude beza en em lequeet e presanç Doue er fæçon-mâ, goulennit digantan gant fiziançar c'hraç da ober un oræson vad: pidit ar Speret Santel da sclerat ho speret, da doma ha da anflammi ho calon.

*Er bagen* ix *amâ varlerc'h, e quefot quement-se merquet oll en herelep fæçon n'ho pezo nemet lenn.*

D'an eil, lennit ar sujet eus ho meditation. Mar quemerit evit sujet eus ho meditation buez ur sant bennac, pe memes epquen ar reflexion a so varlerc'h, considerit an traou importanta ho pezo lennet pe clevet lenn, hac ar pez a allot guell da imita ha da bratica. Grit reflexion guella ma ellot var ar vicrionez pe var ar sujet hoc'h eus da vedita; considerit ar mad a so proposet deoc'h evit he imita, pe an drouc a so proposet deoc'h evit he evita; sonjit peguen avantajus eo ober ur mad-se, ha peguen domajus eo ober an drouc-se; examinit ha c'houi a so bet a ziaguent fidel da ober ar pez a dleac'h var guement-se, pe c'houi hoc'h eus manquet er poent-se. Ma n'ho pequet manquet, trugarecaît Doue pehini en deus roet deoc'h ar c'hraç-se, ha quemerit ar resolution d'he bratica en ur fæçon c'hoas parfetoc'h en amser da zont; mar hoc'h eus manquet da ober ar pez a dleac'h, goulennit pardon digant Doue, grit ur resolution ferm da veza fideloc'h en amser da zont: guelit pere eo an occasionou bo deus ho lequeet da goueza en direglamant-se, hac en em resolvit da bellât diout-ho a-grenn.

Abars achui hoc'h oræson trugarecaît Doue eus ar graçou en deus accordet deoc'h enni, eus ar sclerijen en deus roet deoc'h, eus ar santimanchou mad en deus inspiret deoc'h, eus ar mouvamanchou santel en deus excitet en ho calon. Erfin goulennit digantan ar gouraij hac an ners da bratica gant fidelite ar resolution bo pezo quemeret, goulennit ar c'hraç-se dre meritou Jesus-Christ, dre intercession an Itron Varia, hoc'h æl mad, ar sant a behini hoc'h eus meditet ar vuez hac ar sænt-all da bere hoc'h eus mui a zevotion.

Goude hoc'h oræson, evit conservi ar speret a zévotion, sonjit alies en deiz-se er pez en deus ho touchet muia, hac ho pezo cavet ar propra evit hoc'h avançamant spirituel. Ar poent-mâ a so hanvet *boquet spirituel*, hac a so expliquet

a hiroc'h comsou e levr *an Introduction d'ur Vuez devot*, er bajen 95

Mar eo em roït evelhen a galon-vad da ober meditation, ec'h esperan eus ar vericord a Zoue e communico deoc'h un donæson a oræson, pehini ho sicouro meurbet da gundui ur vuez devot, hac e quefot cals a gonsolation en exerciç-se.

---

## INDULJANÇOU

### DA BERPETUITE E FAVEUR AN ORÆSON A GALON.

---

### BENEAT PAP PEVARZECVET EUS AN HANO,

*D'hor breudeur venerabl esqueb ha preladet, salut habenediction apostoliq*

EVel ne deus quet evit an dud pere ho deus ar maleur da veza privet eus an antretien familier hac eus ar gommunication gant Doue, a voyen a guement a ve profitaploc'h dezo evit receo he sclerijen hac he inspirationou, evit en-em c'horren betec ennan dre desiron devot ha fervant, evit en em unissa gantan dre affectionou santel, evit operi ho silvidiguez, eguet an oræson, pehini a so evel ur squeùl mysterius, dre behini an ene a sav eus an douar bete an eê; pehini a so un enclasq eus an traou celestiel, un desir eus ar madou invisibl, un union gant ar Speret Santel hac ur gonversation gant Doue; evel a hent-all e tleomp caout aoun rac ar maleur a behini e parlant ar profet : *An douar oll a so en un desolation horribl, abalamour ne antren den enuan he-unan dre reflexion serius;* ez eo important bras avertissa an dud fidel eus ar gourc'hemen pehini hon oblij da bidi bepret, evit, en ur bresanti sancess da Zoue hor pedennou unisset gant hon actionou a c'hraç, ma plijo gantan sellet a druez ouzomp, hac ober deomp santout an effejou douç eus he vadelez. Dre-se ive ar pabet diarauzomp, dirjet gant ar Speret Santel, ho deus digoret tensor an ilis, evit inspira creoc'h a-se ar pratiq continuel eus ar beden, hac evit quement-se ho deus accordet meur a induljançou

Excitet bon-unan dre an exemplou meulabl eus hor predecessoret, e accordomp an induljançou merquet amâ varlerc'h e faveur ur re en em aplico d'an exerciç eus an oræson a galon pe meditation, evel ma'z eomp d'he disclerïa.

Da guenta e accordomp induljançou a seiz vloas d'ar re a zesco, en ilisou pe elec'h all, ar fæçon da hidi pe da vedita, e pe fæçon bennac e ve, d'ar re n'er gousont quet, evel d'ar re a assisto en instructionou devot-se, quellies gueich a ma recevint ar gommunion santel gant ur speret a binijen, ha ma observint ar c'honditionou hon eus lavaret, da ouzout eo, disqui d'ar re-all ar fæçon da vedita, pe assista en instructionou-se.

Ouspen e accordomp Induljançou plenier ur veich bep miz d'ar re a raï assidu an instructionou-se, ha d'ar re a assisto enno, pere gant ur speret a binijen a recevo ar gommunion santel, hac a offro da Zoue pedennou fervant evit an union etre ar brincet christen, evit extirpation an heresiou, evit exaltation an Ilis santel hor mam; an induljanç-mâ a allo beza gounecet d'ar choas ha d'ar gommodite eus a bep-anan, hac a allo beza appliquet d'an eneou fidel decedet.

Accordi a reomp c'hoas, ur veich bep miz, induljanç plenier d'ar re pere epad ur miz a raï bemdez un hanter-heur, pe da nebeuta ur c'harde ur a oræson a galon, pere e guirionez penitant, ha goude beza covesseet ho fec'hejou, a recevo ar sacramant adorabl, hac a offro da Zoue pedennou fervant evit an union etre ar brincet christen, evit extirpation an heresiou, evit exaltation hor mam santel an Ilis, applica a allint ive an induljanç-ma d'an eneou eus ar purgator, etc.

Roet e santes Mari-Majeur, d'ar c'hueseevet a viz Querzu 1746, ar c'huec'hvet bloavez eus hor pontificat.

*Sinet* CAJÉTAN AIMÉ.

---

## INSTRUCTION DIVEZA,

*E pehini e cavo pep-unan ur voyen æsoc'h c'hoas ha berroc'h evit ober oræson, hag a ell servijout ispicial d'ar re ne ousont quet lenn.*

MA n'en em gulvit quet instruet suffisammant dre ar method a oræson a so amâ diskaog, ha dre ar pez a so merquet e levr an *Introduction d'ar Vuez devot*, na sonjit quet e ve un dra impossibl deoc'h ober oræson, ha na gollit quet couraj Ne c'houlennan digueneoc'h nemet un nebeut a volonte vad, ha ma heuliot an avis a ran amâ deoc'h. Mar er grit, e viot, gant graç Doue, capabl da ober oræson.

Da guenta, mar gousoc'h lenn, beza ez eus meur a levr e pere e quefot meditationou scrivet hac expliquet, da ouzout eo, *an Introduction d'ar Vuez devot; Collocou ar C'halvar, Templ consacret da bassion J.-C.; Meditationou evit ober oræson var an Avieleus an oll sulrou eus ar bloaz.* Ne deus netra æsoc'h eguet ober oræson gant al levriou se. N'hoc'h eus nemet lenn poset ar veditation evel ma'z eo merquet enn, ôc'h en em arreti var ar pez a raï mui a impression var ho calon, hac excita en hoc'h ene ar memes santimanchou devot a remercot. Gant unan epquen eus al levriou-se e tescot avoalc'h ober meditation pe oræson var pep seurt sujet, var ar reflexionou a so el levr-mâ, ha var pep lectur vad ho pet græt.

Ma ne ousoc'h quet lenn, e alfac'h martese sonjal n'ho pe quet avoalc'h a speret hac a squiant evit ober oræson. Vu

quement-se e respontin deoc'h penaus an eneon simpl a blij d'an Autrou Doue, ha penans cals a simplicite a so un disposition guelloc'h evit ober oræson, eguet ne d'ê cals a squiant.

Mæs lavaret a ulfac'h c'hous penaus ne illit nemeur a veich clevet ul lectur devot evit ober ar sujet pe ar matier eus ho meditation. Evit miret n'ho pezo mui digarez ebet, e leverin deoc'h penaus commançamant an oræson a so bepret ar memes, da lavaret eo, e commancer pep oræson dre en em lacat e presanç Doue, ha dre c'houlen digantan ar sclærijen hac ar c'hraç da ober un oræson vad.

Ar fin eus an oræson a so ive bepret ar memes, da lavaret eo, en ur achui an oræson a trugarecaër Doue eus ar santimanchou mad en deus roet deomp enni, ha goulen digantâ an ners da bratica ar resolution bon eus quemeret. Ne vezo quet diæz deoc'h derc'hel sonj a guement-se.

Ne vanq deoc'h mui eta, nemet gousout var betra e allot medita, hac e pe fæçon e rencot medita var ar sujet ho pezo choaset. An dra-se ne d'eo quet diæz. Rac da guenta medita a illit var passion hor Salver. Pa gonsiderot quement en deus soufret J.-C. evit ho prena, o contempli neuse an excez eus he garantez evidoc'h, ha c'houi a ve ingrat avoalc'h evit revus dezan ho carantez? Excitet eta neuse en hoc'h ene ur garantez vras evit J.-C. ha guelit petra a reot evit renta dezan carantez evit carantez. Ne faut quet davantaj evit ober un oræson vad. E meur a fæçon e aller medita var passion hor Salver, hac ar pez am eus lequeet amâ ne d'eo nemet evit servijout da squêr.

D'an eil, medita a illit var ar finvezou diveza, ar maro, ar varn, ar barados ac an ifern.

Pep hini eus a c'hourc'hemennou Doue ha re an Ilis a fournisso deoc'h ur sujet a veditation. Evel ar fin a dleer en em broposi en oræson, eo reformi he vuez, ar guella oræson eo an hini a ro deomp mui a horreur eus hor pec'hejou, ha mui a c'hoant d'ho c'horriga, evel-se e rer ur veditation vad pa en em examiner mad. Oc'h en em arreti var eta unan eus a c'hourc'hemenou Doue e particulier, considerit petra a ordren ha petra a zifen; quement-se hoc'h eus clevet er c'hatechis; considerit penaus eo ordrenet quement-se deoc'h gant Doue da behini e tleit obeissanç, considerit peguer just eo ar gourc'hemen-se, peguen avantajus eo, ha peguer ræsonabl. Goude-se examinit ha c'houi er mir pe n'er mirit quet, hac o velet ar fautou hoc'h eus græt, excitet en hoc'h ene ur guir gueuz evit an amser dremenet, ha quemerit ur resolution gre d'he viret guell evit an amser da zont.

Ober a ellot ive ho meditation var pep unan eus ar seiz pec'het capital, o consideri ar valiç eus ar pec'het-se, o consideri peguement e isply da Zoue, ha peguen domnajus eo deoc'h, ne'h en em examina goude-se evel hoc'h eus guelet

amâ var gourc'hemennou Doue, grit cousgeude aliessoc'h ho meditation var an hini da behini e santit hoc'h eus mui a inclination.

Quemeret a illit c'hoas evit sujet a oræson unan hennac eus ar vertuziou quen theologal, quen cardinal ha moral. Sonjit e petra e consist ar vertu-se, ervez ma en desq c'hoas ar c'hatechis. Considerit pe seurt ræson hoc'h oblij da labourat evit he acquisita, considerit peguen agreabl eo da Zoue, peguen avantajus é deoc'h, guelit pe seurt fautou hoc'h eus græt a-enep ar vertuz-se. Goulennit digant Doue pardon eus hoc'h infidelite, eus ho lachete, ha sonjit e be seurt moyen en em servijot evit pratica guell ar vertu-se.

Pep hini eus ar seiz goulen a rit da Zoue e oræson dominical pe ar *Pater*, a fournisso deoc'h c'hoas ur sujet a veditation.

Pa reot hoc'h oræson var an drede goulen, *Ho polonte bezet græt en douar evel en eê*, grit evel a reas hor Salver er jardin Olivet. Lavaret a eure meur a veach d'he Dad eternel ar c'homsou-mâ: *Va Zad, ra vezo græt ho polonte ha non pas va hini.* Ne oufac'h quet ober guelloc'h oræson evit an hini en deus græt J.-C. Sonjit eta e quement tra a ra poan deoc'h, hac en em soumetit gant ur resination parfet da volonte Doue. Mar hoc'h eus poan speret, nec'h pe truhuill, livirit, en despet d'an oll repugnanç a santit: *Va Salver, cetu amâ ur c'halir e huero da eva; me ho ped, mar d'eo possibl, d'er pellât diouzin; cousgoude ho volonte ra vezo græt, ha non pas va hini.* Mar leverer droue ac'hanoc'h injustamant, mar d'oc'h dispriset pe persecutet, livirit: *Va Doue, cetu ur c'halir a gonfusion hac a vez a so presantet d'in, me ho supli, mar deus moyen, d'er pellât diouzin; cousgoude ho volonte bezet græt, ha non pas va hini.* Mar d'oc'h clan, pe paour, livirit: *Va Zad ha va Doue, cetu ur c'halir anquennius ha tenn eridon, me ho ped, mar d'eo possibl, d'er pellât diouzin, cousgoude ho volonte bezet græt, ha non pas va hini.* Peguer caer eo an oræson-mâ, peguen consolant ha peguer mad da ober!

---

## AVERTISSAMANT.

Supposet ne gaffac'h quet e buez ar sant ho pe lennet nac er reflexionou a so varlerc'h, ur sujet da vedita a guement a ve convenabl deoc'h ervez ho condition pe an disposition e pehini en em guivit, ar pez na digouezo nemeur, e allot en deiz-se ober ar memes meditation ho poa græt en deiz diaguent. Cals a eneou mad ha devot ho deus custum da ober ar memes meditation daou pe dri dez diouz-tu, evit lacât dounoc'h en ho speret hac en ho c'halon ar virionez var behini e veditont.

*Eil ali.* Pa guefot diou pe deir reflexion goude buez ur sant bennac, choasit an hini a ve convenapla deoc'h evit ober ar sujet eus ho meditation. Unan a vezo suffisant evit hoc'h occupi epad ur c'hardeur. Guell eo medita ervad var ur virionez, evit ne d'ê medita en ur dremen var meur a hini.

*Trede ali.* Ma n'hoc'h eus quet comprenet sclær avoalc'h ar method a oræson pe ar reglen d'he ober, lennit-hi c'hoas diouz pe deir gueich, hac e comprenot bepret guell-oc'h-vell. Ho pet ar garantez d'he lenn ive d'ar re n'ho deus quet ar memes avantaij eveldoc'h da allout he lenn ho-unan.

*Ali diveza.* Evel adversour hoc silvidiguez a glasq bepret hon distrei diouz ar mad, ne vanco quet da glasq ho tistrei diouz an exerciç eus an oræson, hac e raï deoc'h cavout meur a zigarez evit he dilesel, dre ma ene an avantajou bras a brocurre deoc'h. Mæs ne selaouit quet an dromplerez-se eus an drouc-speret, ha mar ra he bossibl evit ho coll, grit eus ho costez ho possibl evit en em savetei, oc'h en em servija eus ur voyen quer mad ha quer puissant evit assuri ho silvidiguez, evel ma'z eo ar veditation. Pebes graçou na dennot-hu quet varnoc'h epad ho puez dre an exerciç santel-se, ha pebes consolation na guefot-hu quet en heur eus ho maro. En heur diveza-se e carac'h beza græt bemdez oræson, commancet eta eus a-vremâ d'he ober.

## PREPARATION.

### *Evit an oræson pehini a dleer da ober e commançamant pep oræson.*

Ne d'ê quet consgoude necesser prononç ar c'homson, mar quret, en em gontantit d'ho lavaret interieuramant a galon.

---

VA Doue, me a gred parfet ema oan amâ en ho presanç, hac e velit bete ar santimanchou secreta eus va ene.

Me hoc'h ador a greiz va c'halon; hoc'h anaout a ran evit va Autrou souveren, a behini e tepandan e pep tra evit an amser hac evit an eternite.

Me a offr deoc'h evit suplei d'am faourentez, an oll adorationou a rend deoc'h an Ælez hac ar sænt en eê, hac an oll eneou santel var an douar.

Piou oun-me evit en em bresanti dirazoc'h, va Doue, hac evit parlant ouzoc'h! C'houi a so ar santelez memes, ha me n'edoun nemet ur pec'her.

Sellit a druez ouzin, va Doue, c'houi pehini n'hoc'h eus biscoas rebutet ur galon coutristet hac humiliet.

Puriflet va ene diouz quement a alle displijout d'ho majeste, evit ma vezo guell disposet da receo ho craçou.

Va Doue disposit ma speret ha ma c'halon evit anaout ar pez a c'houlennit diguené, va disquit da ober ervad en oræson-mâ, evit ho cloar hac evit silvidigaez va ene; disquit d'in ar pez a dlean da c'houlen digueneoc'h, hac ar fæçon d'he c'houleu.

Anaout a ran ne veritan netra, hac ez oun indign eus ho faveuriou.

E meritou Jesus-Christ va Salver a lacan va oll fizianç, hac en ho madelez infinit, va Doue,

Guerc'hes Vari, va æl-mad, va fatron, plijet gueneoc'h intercedi evidon.

*Goude beza græt evelse ho preparation, e lennot ur sujet pe ar matier eus ho meditation, hac e heuliot ar pez a so merquet ama diaraog er method a oræson, er bagen vj.*

---

## CONCLUSION.

### EUS AN ORÆSON AC A DLEES DA OBER E FIN PEP ORÆSON.

Mar quirit, e prononçot ar c'homsou, ha mar quirit, ho leverot a galon epquen Ar fæçon divezz-mâ a gredan ar guellan.

ME ho trugarecca, va Doue, a greis va chalon eus ar sclærijen, eus an inspirationou santel, eus an oll graçou a so plijet gueneoc'h rei d'in en oræson-mâ

Me en em offr deoc'h antieramant oll, o va Doue! evit ho servija gant fidelite, gant guir garantez.

Me a offr deoc'h specialamant ar resolutionou mad pere am eus quemeret en oræson-mâ, ha pere hoc'h eus inspiret d'in; roït dezo ho penediction, ha grit ma vezin fidel d'ho fratica.

Anaout a ran va simpladurez, ma inconstanç ha ma fragilite

Roït d'in eta, va Doue, dre ho madelez, dre ho misericord, an ners hac ar gouraij da bratica ar pez hoc'h eus inspiret d'in hoc'h-unan.

Ar c'hraç-se a c'houlennan dre veriton J.-C. va Salver.

Guerc'hes Vari, ma æl mad, ma fatron, ha c'houi oll sænt ha santeset, plijet gueneoc'h intercedi evidou

*Amâ e reot ho poquet spirituel evel ma'z eo expliquet diaraoc er method a oræson, er bagen* vj.

*Erfin e leverot ur* Bater *hac un* Ave, Maria, *gant an oll ferveur a vezo possibl deoc'h, evit pidit an Autrou Doue d'ho creât en ho resolution vad, hac evit lacât hoc'h oræson didan protection an Itron Varia.*

BUEZ



# BUEZ AR SÆNT

GANT

# REFLEXIONOU SPIRITUEL.

---

*Quenta devez a viz Guenver.*

## CIRCONCISION HOR SALVER JESUS-CHRIST.

Christenien, c'honi pere a zezir meritont un eternite eurus dre an usaij mad eus ho ploaveziou, commancit ar bloaz-mâ gant ferveur, gant ur volontez general ha courajus da renta hoc'h oll deverion da Zoue ha d'he Verb incarnet; he garantez hoc'h oblij da guement-se; hac anez tremen evit ingrat, ne ellit quet revus da garet Jesus-Christ pehini en deus ho caret en hevelep fæçon, ne de quet en em gontantet da zisquen eus an eê, ha d'en em ober den evit ho silvidiguez; mæs ouspen-se, eiz dez goude beza ganet, e so en em sonmetet da lesen ar circoncision, evit commanç an euvr eus ho redamtion, hac er memes amser evit hoc'h instrui en ur rei d'e-hoc'h an exempl eus an excellanta vertuzion.

Al lesen eus ar circoncision, roet gant Doue da Abraham, a ordrene penaus an oll vugale mâl, eiz dez goude beza ganet, a vize circonciset. Hor Salver ne oa quet oblijet d'ar ceremoni poanius-se; couscoude en em soumetet en deus d'al lesen-se : da guenta, evit rei deomp an

exempl caër a humilite; d'an eil, evit rei deomp an exempl eus un obeissanç parfet, oc'h en em sonmeti d'al lesen en he oll foenehou ha circoustançou; d'an drede, evit hon disqui da gundui ur vuez mortifiet ha da garet ar souffrançou; d'ar bevare, evit disquez deomp he garantez infinit en hon andret, o commanç quen abred-se da scuilla he voad evidomp, o c'hortos he scuilla oll bete ar berad diveza var ar groas, evit remission hor pec'hejou.

Evel ma oa ive ar c'hustum el lesen aucien da rei un hano d'ar vugale, pa recevent ar circoncision, pehini a oa ur figur eus ar sacramant a Vadisiant el lesen a c'hraç, a oue roet d'ar c'hrouadur divin-mâ dre urz an Tad eternel an hano a JESUS, evel ma en deacomp dre ar c'homsou a adressas an Æl d'ar Verc'hes Vari, pa deuas d'he saludi ha da disclerin dezi e voa choaset evit beza mam da Salver ar bed : *Conceo a reot hac a lequeot er bed ur map da behini e root an hano a Jesus.*

### REFLEXION.

Jesus-Christ a ro deomp er mister-mâ ur merq bras eus he garantez hac eus an desir ardant en deus d'hor savetei. Disquesomp ive dezâ hor c'harantez, ha hezomp sourcius hou-nnan da labourat evit hor silvidiguez, rac chetu a-se ar pes a c'houlen digueneomp : ha chetu ar c'haera merq a ellomp rei dezâ eus hor c'harantez. Jesus en deus græt abondamant eus he gostez qnement a oa ret evit hor savetei : hon delivret en deus eus a bussanç an droue-speret, hon reconciliet en deus gant Doue he Dad, roët en deus deomp an oll moienou a silvidiguez; mæs gunde quement-se oll, ma na reomp un usaij mat eus he c'hraçon, he oll labourou, he oll soufrancou, an oll goad en deus scuillet, a vezo inutil evidomp. Mar negligomp, mar disprijomp hor silvidiguez, her privomp eus ar pez a desir muia, hac eus ar joa da veza hor saveteet. Pebez regret n'hor bezo ni quet un deiz, mar hon he manquet d'en em savetei, o caout un hevelep Salver! Chetu dija meur a vloas tremenet ha martese collet evidomp; penaus e tremenimp-ni he-ma?

*Eil Reflexion.* Enoromp an hano santel a JESUS, ha prononcomp-en alies, mæs bepret gant respet, gant fizianç ha gant devotion; sonjomp oc'h he hrononç er pea

eus deus græt ha soufret Jesus evidomp; considerom he garantez, he vadelez, he visericord en hon andret. En hon heur diveza, an hano a Jesus eo a vezo lavaret hac inspiret deomp evit hor c'houraji, evit hor rassuri a-enep ar spount hac an euz rac ar maro: ar goms diveza eo a vezo græt deomp pronong; en em voazomp eta bremâ d'he bronong gant pep respet, evit gallout he invoqui gant mui a fiziang en heur diveza-se.

An hano a Jesus a so respetabl d'an Ælez, terribl d'an drouc sperejou, hac eur sourcen a gousolation evit an dud. *Ha c'houi en em gaf trist?* eme sant Bernard, *prononcit a galon an hano a Jesus, hac en em guefot consolet. Ha troublet oc'h-hu gant ar remorsiou eus ho coustiang? n'ho pezo quet quent prononcet an hano sacr a Jesus, na viot leun a fiziang, ha na guemero an tentateur an tec'h; an hono Jesus eo a laca da redec daelon doug epad an oræson; en eo a rour gouraij nevez er brassa pirilou. Piou, goude beza invoquet an hano adorabl-mâ, ne de quet bet sicouret quer buan? Piou eo an hini pehini o veza presset gant ar vrassa tentationou, hac attaquet gant an adversourien danjerussa eus ar silvidiguez, en deus bet recour d'an hano santel-mâ, hep beza gounezet victor? An hano a Jesus a so un hano a nerz er c'hombajou,* eme ar memes sant, *un hano a sclerijen en danjerou, un hano a gonsolation en adversiteou eus ar vuez, un hano a silvidiguez en heur ar maro, evit ar re ho deus-en bet scrivet doun en ho c'halon epad ho buez.*

Leveromp eta alies a greis hor c'halon ar c'homsou doug ha tener-mâ:

O va Jesus! ô va c'harantez!  
Bezit em c'halon en noz hac en deiz.

---

*Eil devez a viz Guenver.*

## SANT ODILON, ABAD.

SANT Odilon a oa guinidic eus a Auvergn; he dad hac he vam, tud devot ha santel, en instruas quer mad, ma cunduas bepret ur vuez pur hac innoçant. En amser ma edo crouadur, a voa affligjet en hevelep fæçon ne alla quet querzet; he vagueres o veza he douguet un deiz da ilis

Itron Varia, en lesas ar porchet : ar c'hrouadur en em atlejas guella ma ellas var he zaouarn ha var he zaoulin bete an anter vras ; hac o sevel he zaoulagad etrese imaj ar Verc'hes Vari, he fedas da ober dezan querzet evel ar re-all. Er memes amser-se, e santas libr he zivesquer, hac o veza savet, e redas gant ur joa vras da gaout he vagueres. Goude ar faveur-se, e viras epad he vuez un devotion particulier evit ar Verc'hes Vari, hac e inspiras d'an oll ar memes devotion.

O veza c'hoas iaouanc, en em retiras e couent Cluny. Biscoas ne voa het guelet novic ebet fervantoc'h na parfetoc'h evità. Peguer bras bennac e voa ar mortificationou ordrenet dre an urz, e pratique re-all c'hoas brassoc'h.

He zevotion evit Jesus-Christ e sacramant an Anter a voa teñer meurbet, epad e huec'h vloas hac anter-cant, ne vancas devez ebet da celebri an ofern, hac en ur ofr ar sacrifiç divin-se, e receve quement a c'hracou hac a gonsolationou spirituel, ne alle quet arreti he zaelou.

Sant Mayeul, abad eus ar gouent, o veza coueset clan, he choasas evit he successeur. Odilon, en ur antren er garg-se, a gompreuas parfet an obligation en devoa da servijout da squèr ha da exempl d'he oll religiuset ; drese ive ne vanque quet d'en em renta ar c'henta evit an ofiç hac evit an oll exerciçou.

He garantez special evit an anaoun eus ar purgator, a re dezan ober hemdez pedennou fervant ha mortificationou bras evit ho delivranç. Quer charitabl e voa ive en andret an dud paour, ma voa he gouent ho grignel.

Ar pabet hac ar rouanez a ree quement a istim anezâ, ma er c'honsultent ha ma heulient he avis en afferiou bras ac important. Casmir, roue Pologn, o veza het chasseet eus he rouantelez gant he sujidi revoltet en he enep, a zeuas da gouent Cluny evit en em gonsoli ganta. Ar prinç-se, touchet dre he antretien hac he gonversation santel, en em rentas he-unan religius eus ar memes urz.

Doue ne zeportas quet ar maro eus he servijer fidel, evit disquez he santelez dre venr a virael. En he vuez e rentas pare un noviç pehini a gouese e drouc-sant. Un den iaouanc all pehini en devoa ur c'hlenvet estranj, en em gavas iac'h ha dispos en ur receo ar gommunion eus he zorn.

An abad santel a reas sevel e Cluny un ilis pehini a so unan eus ar re gaera eus ar rouantelez, he hepret e falle

dezan e vize an ilisou batisset hac ornet caër, hac e vize græt an ofiç divin gant devotion, gant dignite ha gant majeste.

En he glenvet diveza, goude beza recevet he oll sacramanchou, an drouc speret a glaseas troubli ar peoc'h eus he ene dre an dentation; mæs ar sant n'en devoa quet quent græt sin ar groas, ha prononeet an hano a JESUS hac a VARI, ma tisparissas an tentateur; neuse, en ur jouissa eus ur peoc'h interieur pehini a ree dezâ tânva dre avanc joaüsdet an eê, e rentas he ene d'he Salver, er bloaz 1049, oajet a seiz vloaz ha pevar-uguent.

REFLEXION.

Anzao a reomp ez eo bet fur ar sænt o veva evel ho deus græt; avoui a reomp penaus n'ho deus quet græt re evit beza sænt, ha penaus ne dlient quet quemeret un bent all.: esper hon deus da veza ive sænt, perac eta ne vevomp-ni quet evel ma ho deus-hi bevet? Pa fell deomp arruout er memes termen, perac na guemeromp-ni quet ar memes hent? Petra sonjemp-ni eus ar sænt? Ha cridi a ræmp-ni memes e veat-hi sænt, ma ne vizent quet bet guelloc'h gristenien evidomp-ni, innocantoc'h; pentantoc'h, humploc'h ha devotoc'h evidomp? Hor buez o veza quen differant dious ho hini, esperout a ellomp-ni gant ræson *caout* ar *memes* fin hac ar memes recompanç evel-*d'ho?*

Sonjomp eta a barfetet, ha commancomp ar bloas nevez-mà, hac eus a hirio, da imita buez ar sænt. Mar d'omp fidel da ober reflexion var an exemplou caër ho deus roet deomp, hor c'halonou a zeui da veza tenehet, ha donguet da bratica ar pes en deus pratiquet un nombr quer bras a re-all arauzomp, o querzet evel-se varlerc'h ar sænt, e arruimp gant graç Jesus er memes eürusdet.

---

*An drede devez a vis Guenver.*

SANTES GENOVEVA.

GENOVEVA, gunidic eus ar guær vian hanvet Nanter, diou leo diouz Paris, e devoa evit tad ha mam tud eus ar gommun, mæs distinguet dre ho vertu. Querquent ha

ma e devoe an usaj ræson, en em offras hac en em gonsacras da Zoue; ha remerquet e voe enni ur furnez hac un devotion dreist he oad.

En ur zivoal an denvet, en em lequee da neza he c'beiguel, he speret hac he c'halon bepret occupet a Zoue. O sellet ous an ne, ous an heaul, al loar, ar steret, e considere ar grandeur hac ar bussanç eus a Zoue. O sellet ous an douar, ous al loënet, an id, ar fronez, ar gueot, e considere ar vadelez a Zoue, pehini e bourvez da bep tra en ur fæcon quen admirabl.

D'an oad a bevarzec vloas e reas veu da chom bepret guerc'hes. Neuse et commanças beva divar bara hac un nebeut fa. Sacramentt a ree ordinal bep sul, hac e tremene an noz diaguent en oræson. Goude maro he zad hac he mam, e teuas da chom da Baris, e pelec'h e cunduas ur vuez mortifiet meurbet.

Doue evit he amprou ha purifia he vertu, he affijas dre ur c'hlenvet estranj: he c'horf a deuas da veza goloet gant ul lourner quen horribl, ma voe quemeret evit ur plac'h fall punisset gant Doue abalamour d'he c'hrimou; tretet e voe evel ur fals devodes, ha lavaret e voe qnement anezi, ma en devoa e'hoant ar bobl d'he labea. Ar batiantet admirabl, an humilite hac ar peoc'h intericur a disquezas ar santes en he c'hlenvet hac e creis ar herseculion-se, a reas anaout he innoçanç. Seul-vui ma oa bet humiliet ha dispriset, seul-vui e voe estimet hac enoret goude-se; seul-vui a voa bet affijet, seul-vui e voe consolet; Doue e fareas dious he c'hlenvet, hac a reas anaout he santelez.

Ar roue Attila o veza prest da arruout gant he arme e Paris, evit coll ha distruja quær, Genoveva a excitas an oll bobl da galmi ar goler a Zoue dre ar beden hac ar jun: senti a resont outi, ha quer buan ar barbaret-se a distroas var ho c'hiz.

En un amser a famin er memes quær a Baris, Genoveva a ieas da glasq id er c'hærion a-bell: he beac'h a voe quen eürus ma tistroas souden gant unnec bag carguet a id, hac e savetas evel-se ar vuez da ur bobl infinit.

Ar roue a ree un istim vras anezi; ha dre avis ar santes-mâ eo, a reas sevel e Paris un ilis caer dediet d'an ebestel sant Per ha sant Paul.

Genoveva estimet gant ar brineet ha gant ar breladet,

ha respetet gant an oll, en devoa santimanchou quen humbl anezi he-unan, ma ten an enoriou a rentet dezi, da ober dezi soufr mui evit ne devoa soufret e creis ar bersecutionou.

Erfin, er bloas 512, oajet a nao bloas ha pevar-uguent, ha leun a veriton, e varvas quer santelamant evel m'he devoa bevet. He c'horf a voe douguet gant ur manfiçanç vras da ilis an ebestel sant Per ha sant Paul, banvet a c'houde-vez ilis santes Genoveva, e pelec'h ema hueleet adren an auter vras, en un archet ar c'haëra hac ar precensa eus a Franç.

Er bloas 1129, ar guær a Baris o veza affljet dre ur c'hlenvet tom, dre behini e varve un nombr infinit a dud, e voe disquennet archet santes Genoveva, ha douguet e procession : er memes amser eo'h ehanas ar c'hlenvet, ha pevarsec mil den clan e quær, en em gavas pare. Evit action a c'hraç evit ur miracl quer caër, e celebrer e Paris ar memor anezan d'ar c'huec'hvet devez varn-ngueat eus a viz Du, dre urz ar pab Innoçant eil eus an hano. An devotion en andret ar santes-mà a gontinu bepret : ha bemdez e santer an effet eus he frotection en necessiteou public ha particulier.

REFLEXION.

*1.* Genoveva o tivoal he denvet, e devoa bepret he speret hac he c'halon asvet var-zu Deue : en ur sellet ous an eê, an heaul, ar steret, e considere ar gallont infinit eus an Autron Done. En ur sellet ous an douar, ous he denvedigou, ous an id, ar frouez ac ar gueot, e considere ar vadelez ac ar brovidanç a Zoue, pehini a bourvez da bep tra en ur fæçon quen admirabl, hac en deus crouet quement-so oll evit utilite ha servij an den, evit he vaga hac he visca. Peguement a vugale iaouanc, occupet divoal al loenet, a deuffe d'eo em santifia en ur ober ar memes reflexionou!

*Eil reflexion.* Ma ne divize quet Genoveva en em distinguet dre he vertuziou, pe sourt istim a vize bet græt anezi en he amser? Prinç ebet hac en devize prijet sellet ous ur plac'h paour divar ar meas, mireres an denvet evel ma voa-hi? Mæs ho santelez e deus græt ma'z ê bet anavezet en he buez memes gant ar rouane.

Pe seurt enor a renter d'ar beiou eus ar brincet hac eus ar rouane e ilis Sant-Denis, e pelec'h e virer ho c horfou? A guelet a rèr den ebet o stouet var he zaoulin evit ho fidi? Elec'h ma veler bemdez ar brincet hac ar brinceset, ar ronane hac ar rouaneset, o stouet dirac he Genoveva evit he fidi hac en em lacaat dindan he frotection.

Anaveomp eta penaus ar guir noblanç hac ar guir grandeur a gonsist er vertu, ha penaus ne deus nemet ar c'hrac a guement a ell hon renta bras hac estimabl dirac Doue ha dirac an dud.

---

*Ar pevare devez a vis Guenver.*

## SANT PER-THOMAS,

### EUS A URS CARMES.

AR sant-mâ ganet er Perigor, a ioa map da ul labourer donar, den a zonjanç Doue, mæs paour a vadou ar bed.

En amser ma voa c'hoas c'hronadur, n'en devoa quet brassoc'h plijadur eguet dressa ac orm un orator bian, e pelec'h edo imaj an Itron Varia, dirac pehini e tremene menr a heur bemdez. He speret lem hac he devotion a ree ma voa caret gant eals a dud vad, pere dre ho charite a reas dezâ ar voyen da ober he studi er guær a Agen.

N'en devoa nemet uguent vloas pa deuas an tad prior a garmes, pehini a anaie he vertu hac he squiant bras, d'he guemeret evit rejanti ar filosoh d ar religiuset iaouane; hac en em acquita a cure eus a garg-se gant meleudi. Ne oe quet pell ne c hoanteas antren he-unan er memes urz, e pehini e voe recevet gant eals a joa. An oll a admiras souden an ardeur eus he devotion, ha particuleramant he garantez tener evit ar Verc hes Vari: ar fiziang vras en devoa e Mam Doue, a ree dezan en em adressi dezi e commançamant he oll actionou, evit goulen he assistane, en ur lavaret un *Ave, Maria*; hac ober a ree he bossibl evit inspira d'an oll ur respet ac un devotion special evit ar Vam-mâ a c'hraç. Goude m'en devoa rejantet e Bourdel hac e Agen, e voe casset da Baris, e pelec'h e voe recevet docteur. Ar brud eus he santelez hac he

metrin a ieas quer pell, ma er c'hemeras ar pab en he guichen, e qualite a deologien.

Ar sant-mà en devoa ouspen-se un talent particulier evit ar bredication : prezec a ree gant un onction pehini a donche bepret ar c'halonou. O veza prezeguet un deiz er guær a Avignon a-enep ar vanite hac an dispignou vean ha foll a reer e guiscamanchou, en devoe ar gonsolation da velet ar brassa itroneset o cass ho-unan ho bezeier, ho rubanou, ho ferlez ac ho diamanchou da verza, evit distribui ar pris anezo d'ar beaurien.

Ar pab, oc'h admira he verit extraordinal, her greas escop eus a Patri, hac er c'hassas e qualite a ambassadeur da gaout ar roue a Hongri, pehini a voa e bresel ous ar Venitianet : an escop santel e voe un Æl a beoc'h, pehini a lequeas un union vad etrezo. Goude-se ez eas er memes qualite a ambassadeur da gaout an impalaër a Constantinopl, pehini a voa chismatiq ; en em acquita a reas eus he gomission gant quement a brudanç ha gant quement a zel, m'en devoe ar joa da velet an impalaer convertisset. Neuse e visitas he escopti e pehini a reas ur mad infinit.

Ar roue eus a Chipr o veza entreprenet ur bresel santel evit conqueri an douar santel, ar pab a hanvas Per-Thomas evit regla un affer quen important. Abars ma partas *an arme*, ar sant a reas ur sermon quen nerzus ha quen *touchant*, ma teuas ar roue, an oll officerien hac ar soudardet da gofes ha da sacramanti. Neuse leun a gouraij en em rentsont e pevar dever dirac ar guær a Alexandri. Ar Sarrasinet o veza deut gant un arme vras, ar sant gant ur grucifi en he zorn, a inspiras quement a gouraij d'ar gristenien, ma c'hounesont ar victor var an infidelet; mæs o veza clevet the ar Sarrazinet distrei gant un arme terruploc'h, ne gredsont quet avanç davantaij, ac en em densont. Quement-se a eure un displijadur vras d'ar sant, pehini, oc'h adori ar secrejou incomprenabl eus a Zoue ha resinet e pep tra d'he volonte santel, a distroas da Chipr. En em lacaat a eure en ur gouent eus he urz, e pehini da ben nebeut a amser e clanveas. Goude m'en devoa recevet he oll sacramanchou, voe presantet deza an dra hennac evit soulaji he galon ; mæs lavaret a reas o disquez he grucifi : Cetu amâ ar frouez a vuez pehini am souten, hac e pehini ema va oll fizianç. Gant an dispo-

stitonou santel-se e varvas ar bloas 1366. Doue a disclerias he santelez dre cals a viraclou, hac he visaij a voa quer caer goude ma varvas, ma lavare an oll ho devoa gueler ar sant pelmi en devoa hisaij un Æl.

REFLEXION.

Hinienuou na gonsideront e huez ar sent nemet an traou bras ho deus greet, an traou dreist-ordinal, evel ho burzudou hac ho miraclou, mæs humilite ar sent, ho finijen, ho ferveur, ho c'harantez a ell servijout da squêr ha da exempl da bep seurt tud, ho vertuziou eo a dleomp eta particulieramant da gonsideri. Ne deus nicun ac hanomp a guement na ell caout e buez peb sant, exemplou da heulia ha vertuziou da imita. Piou ac'hanomp-ni, adalec ar biana bete ar brassa, na elle quet imita ar sant-mâ en he devotion d'ar Verc'hes glorius Vari?

---

*Ar pempvet devez a viz Guenver.*

SANT SIMEON STILIT.

Buez ar sant-mâ a so leun a draou quen dreist-ordinal ha quer burzudus, ma tle heza quent considerct casi evel ur miracl, eguet evel un exempl da veza imitet. Falveset eo bet da Zoue disquez dre eno petra a ell an den, pa vez fidel d'he inspirationou santel ha pa ve soutenet dre he c'hraç, ha disquez deomp ar memes amser peguen digourajq oump en he servij.

Simeon, guinidic a Siria, a dremenas he guenta amser o tivoal an denvet. D'an oad a trizec vloas, o veza clevet ar c'homsou-mâ eus an Aviel: *Eürus ar re a vouel*, e c'houlennas digant un den ancien ha devot petra a sinifient; an den mad-se a lavaras deza penaus e voa eürus ar re a zeu da vouela ho fec'hejou ha re ar bed, e voa eürus ar re a so affijet er hed-mâ, hac er fin ar re a gundu ur vuez penitant ha pell dious ar bed, o contempli hemdez passion ha maro hor Salver. En ur glevet quement-se, en em santas quen tonchet m'az eas hep differi en ur desert e pelec'h e tremenas seis devez, o vouela hac o pidi prosternet voar an douar. Goude-se ez eas d'en em strinca da dreid un abad santel eus ur gouent a dost,

pehini, o velet he zaëlou hac an desir bras en devoa da servija Doue, en recevas er gouent.

Simeon a dremenas souden an oll religiuset dre he iunïou ha dre he vortificationou dreist-ordinal; ha goude heza chomet tri bloaz er gouent, e c'houlennas conje da vont doumoc'h en desert, e pelec'h, gant ar fizianç vras en devoa e sicour an Autrou Doue, e antreprenas, evit imita iun hor Salver, tremen ar c'horais hep dibri netra : ac he ober a eure. D'ar sul Fasq, ur helee, o veza deut evit he velet, er c'havas quer sempl ma voa en danjer da vervel; e sacramanti a reas, hac ar vagadurez divinse a rentas dezan an ners. Neuse leun a fizianç eu hini en devoa grèt ar miracl-se en he andret, e quemeras ar resolution da dremen ar c'horais er memes fæçon hep bloas epad he vuez. Theodoret, pehini en deus scrivet buez ar sant-mà, a raport penaus en amser ma he scrive, en devoa dija iunet evel-se eis c'horais varn-uguent. Ar memes Theodoret a ajout penaus en amseriou-all e tebre quen nebeut a dra, ma ellet lavaret penaus ar c'horf adorabl a Jesus-Christ, pehini a receve bep eis dez, a oa casi he oll vevanç.

Ar brud eus he santelez o veza eet dre ar vro, e teu tud a bep lec'h d'he velet; neuse evit en em retira dious ar foul pehini en distroe dious he oræson, en em avisas da sevel gant mein ur goulounen, da ouzout eo, ur *piler huel*, var c'horre pehini e tremenas meur a vloas, exposet d'an avel, d'ar glao ha d'an oll incommoditeou eus an amser.

Ar fæçon quen extraordinal-se da veva, a dennas meur ar bersecution varnezan, cavet e voe tud pere a zeuas d'he injuria, lod en accuse eus a vanite, re-all er galve higot ha trompler; an hermitet memes eus an Egypt a zeuas d'he amprou : lavaret a reont entrezo, e voa red ordren dezà, abers an tad superieur, disquen divar he goulounen, hac en em renca etoues ar religiuset-all, ha penaus, mar revuse he ober, e vize ur merq assur ne oa quet aperet Doue en dalc'he enn; mæs er c'hontrol mar obeisse, ne vize douetanç ebet ne voa dre inspirationon Doue e chomme eno, caç a resont ur religius d'he gavout, evit ordren dezà disquen abers ar superieur; quentre ma clevas er sant an urz, en em lacaas e tal da disquen gant un ær contant. Un obeissanç quer pront a lcas ma voa

anaveset he vertu, ha ma voe leset gantà al liberte da chom en he blaç.

Eno en em ofre da Zona dre bedennou fervant, eno a pratique ar brassæ austeriteou; eus ac'hano e prezegue dion pe deir gueich bemdez ar binijen hac an disprijanç eus ar bed da ur bobl infinit a zeue d'he glevet; ha guelet e voe Sarrasinet, Morianet ha cals a infidelet-all, o tont en foul da c'houlen ar vadisiant, goude m'bo devoa guelet ha clevet an den santel.

Petra-bennac ma cundue ur vuez quer rust, pehini a eller guervel ur verzerinti continuel ac ur miracl a binijen, en devoa ur speret bepret ingal ac un douçder carantezus, pehini ne elle quet bezâ separet diouz ar guir devotion, ha pehini ne servijas quet nebeut dezan da gunvertissa quement a dud.

Erfin, goude beza tremenet ouspen daou-uguent vloas var ar goulounen, uset dre ur verzerinti quen lar a binijen, ha leun a veriton, e rentas he speret eürus da Zone, vardro ar bloas 462.

REFLEXION.

Soneset oump o consideri buez extraordinal sant Simeon Stilit, o consideri binijen lar ha bras meurbet p'enr e vezimp-ni soneset en ur ober reflexion var hor lachete ac hon delicatori.

*Eil Reflexion.* Descomp da nebeuta, dre exempl ar sant-mâ, penaus ar merq eus ar guir vertu, eo an obeissanç hac an humilite.

---

*Ar c'huec'hvet devez a vis Guenver.*

## AN DEIZ SANTEL EUS A EPIPHANI

### HOR SALVER, HANVET GOUEL AR ROUANE.

AN Ilis e deus bepret celebret ar gouel-mâ gant ur solanite vras, abalamour ma e deus-en bepret consideret evel ar gouel eus a vocation ar gentilet d'ar feiz.

Souden gonde ma voe ganet Salver ar bed da Bethleem, e oue guelet en oriant, e bro sao-heaul, ur stereden dreist-ordinal, caër ha brillant meurbet. Tri roue eus ar

vro-se, pere a hanver Gaspar, Baltazar ha Melchior, o consideri ar stereden miraculus-se, hac o veza er memes amser sclereet gant ur sclerijen interieur, a gomprenas penaus e voa ar stereden eus a hehini en devoa comset ar profet, hac a dlie beza ar merq eus ar roue pehini a dlie dont er bed evit silvidiguez ar bed-oll. Quemeret a resont o zri heb dale an hent ar Judee, e pelec'h e voulent e tlie beza ganet ar roue-se desiret gant an oll nationou. Ar memes stereden a iee bepret arauzo, hac ho c'hunduas epad ho beaich pehini a badas daouzec dez pe var an dro Mæs pa voant arru tost da Jerusalem, e tisparissas ho sclerijen. Neuse e antresont e qnær, hac e c'houlensont pelec'h edo ar roue nevez a zeuent da adori, hac a behini ho devoa guelet ar stereden. Peb-unan a oa souezet o voelet tud eus ho seurt, pere a zeue a-bell evit adori roue ar Juzevien, pehini ne anavent quet ho-unan.

An neventi-se a droublas hac a spontas ar roue Herodes gant an aoun en devoa na vize lamet digantan he gurunen, ober a reas d'an doctoret eus al lesen dont d'he gavout, evit goulen diganto pelec'h e tlie ar Messi beza ganet : respont a resout oa e Bethleem, evel m'en devoa disclериet Doue dre he brofet Michae. Herodes pehini en devoa deja formet an dessein d'en em zisober dious ar c'hrouadur diviu, a lavaras secretament d'an tri roue : *It*, emesan, da Vethleem, pa'z ê eno e tle beza ganet ar Messi ; en em informit eus a guement a aparchant ous ar c'hrouadur, hac en distro deut, me ho ped, da lavaret d'in ar c'hêlon, evit ma'z an ivê va-unan d'he adori. Poursu a resont eta ho hent, ha quer buan e velsont adarre ho stereden, pehini ho c'hacas rag-eon da Vethleem.

Concevit ar joa ho devoe pa velsont c'hoas ho sclerijen dirazo, hac ispicial pa en em arretas var an ty ma edo ar roue nevez. Autren a resont, hac e quefsont an hini a glasquent, etre divrec'h he vam benniguet : ne barisse netra a guement en distingse dious ar vugale-all, mæs ar memes sclerijen interieur pehini e devoa græt dezo anaout petra sinifie ar stereden, a reas dezo anaout, a-drens an exterior simpl-se, ar vajeste suprem a Zoue en em c'hræt den. En em brosterni a resont dirazan oa'h he adori evel ar mæstr souveren ha redamteur ar bed ; presanti a resont dezan ar pes ho devoa ar brecussa en ho bro, aour, ezene ha myr : aour, evel un tribut d'ho

roue; esenç, evit he adori evel Doue, ha myr, evit anaout ez oa an den; ac hervez an avertissamant roet dezo gant un Æl, e tistrosont d'ho bro dre un hent-all.

Æz eo compren pebes abondanç a c'hraçou a recevas an tri roue-se, gant pebes feiz, gant pebes carantez a tistrosont d'ho c'hartier; e pelec'h goude beza diseleriet ar burzudou ho devoa guelet, e veritsont ho zri caout ur maro eürus. Raporti a reer pensus e voe transportet da guenta ho relegou da Gonstantinopl, ac er fin da Gologn, e pelec'h ho mirer c'hoas breina gant eals a respet.

Ar poent principal eus ar mystér-ma eo ar vocation eus ar gentilet d'ar feiz, d'an anaoudeguez eus a Jesus-Christ. Trugarecait Doue da veza ho salvet d'ar religion gristen, ac en em rentit dign eus ar faveur-se, oc'h heulia an avis a ro an abostol sant Paul d'ar bobl a Efees: *Me ho ped instamant, va breudeur, da veva en hevelep façon, ma reglot ho puez var ar santelez eus ho vocation.*

**REFLEXION.**

Tri roue o velet ur stereden dreist-ordinal, a anavesas dre un inspiration divin e voa ganet Salver ha Redamteur ar bed, ha quer buan en em lequesont en hent evit he adori: pebez feiz! pebes obeissanç! pebes couraj! Un inspiration vad a so ur stereden pehini a sclera hor speret ac hor c'hundu da Zoue; beza eo ar vouez a Zoue pehini a barlant ouzomp, pehini hon instru, pehini hon exhort, pehini hor gourdrous. Pegueit amser so aboue ma parlant Doue ouzoc'h, ma ho calv, ma ho clasq, ma ho ped da guitaat ar pec'het-se, ha da rei dezan ho calon: pet stereden ho dens apparisset d'ho taoulagad? Couscoude ho serra a rit d'an oll sclerijen-se, diferi a rit a zez-da-zez ho conversion. Hac evel-se eo e obeisser da Zoue?

Petra vize hrema an tri roue-se, mar ho devize manquet da heul ar stereden? Maro e vizent en ho infidelite, ha c'houi ma ne heuliet an inspiration pehini a sclera ho speret hac a douj ho calon, a so en danjer bras da vervel en ho pec'het. Doue a zeu da devel, goude beza parlantet; en em retira a ra, goude beza clasquet; abandoni a ra ar pec'her, goude beza scoet var dor he galon; disprijout a ra, goude beza bet disprijet; punissa a ra, goude beza pell-amser anduret. Ah! ene paour, abandonet e vezi, abalamour n'ac'h eus quet anaveset an amser ma eo deut Doue

d'ar bisita : tennet vezo diguenez ar selerijen a behini ne brofites quet.

O va Doue, anaout a ran n'edoun quet c'hoas abandonet, pa glavan c'hoas ho mouez pehini am spont ac am gourdrous. Re bell amser so aboue ma edoc'h o squei var dor va c'halon. Petra c'houlennit-hu diguenê, va Doue? Parlantit c'hoas ur veich, hac e obeissin deoc'h.

---

*Ar seisvet devez a viz Guenver.*

## SANT IAN CALIBIT.

AR sant-mâ a voa ganet e Constantinopl ; he dad hac he vam, tud chentil vras ha tud a zonjanç Doue, en instruas erfad, ac er c'hare meurbet abalamour d'he naturel douç, d'he vodesti ha d'he obeissanc.

Seul-vui a cresque en oad, seul devotoc'h ha seul parfetoc'h e teue ive bemdez. N'en devoa nemet daouzec vloaz, pa zigoneas e ty he dad ur religius da c'houlen loja, hac a oue recevet gant eals a garantez. Ar c'hrouadur iaouanc ravisset o velet he zevotion, a c'houlennas diganta e pe façon e vevet en he gouent ; an tad o veza respontet penaus a voant pevar c'hant er memes gouent, hac e voant occupet oll an eil rum goude eguile, da gana meuleudion an Autrou Doue noz ha dez, hep discontinui momet ebet, ar c'hrouadur a ziskerias dezâ secretamant ar c'hoant bras en devoa da vont da servija Doue er memes gouent. Caer en devoa an tad-se represanti dezâ e voa re iaouanc, n'en devoa quet a ners evit souten : Tad santel, eme ar c'hrouadur, pa inspir d'in an Autrou Doue un hevelep resolution, e roï d'in ive dre he c'hraç an ners d'en em acquita eus va dever, ha n'ho quitain quet quan n'ho pezo prometet d'in e tremenot dre ama pa zeuot en dro, evit va c'haç gueneoc'h d'ho couent : n'ouffac'h quet ma revus hep en em opposi da volonte Doue. Ar religius, oc'h anaout enna un devotion hac ur gouraj dreist he oad, en asauras e tigouesse gantâ. Ar c'hrouadur santel ne sonjas mui nemet d'en em hrepari, hac a bedas he dad hac he vam da rei dezâ levr an Avial, o Jenn pehini e tremenas un amser vras bemdez.

Ar religius a zale'bas mad d'he bromesse, bac o veza be gavet en he zistro startoc'h eguet biscoas en he resolution, n'en devoe douet ebet na zeue he vocation abers Doue; proposi a reas dezâ discleria he santimant d'he guerent, mæs ar sant en disalias, en ur lavaret e teusent d'en em opposi, hac e voa ret partia hep gousout dare da zen ebet. Cavont a resont ul lestr prest da sortial, pehini ho rentas hetec ar gonent.

He dad hac he vam pere n'ho devoa quet guelet ar religius pa zistroas, ha pere ne vonient quet pelec'h e voa eet ho map, a reas he glasq partout dre ar vro, mæs Doue a bermetas n'en em avisas den da vont d'he glasq er gouent e pehini emedo.

Queit a ma voa an oll e caoun e ty he dad, ar religius iaouanc a voa carguet a gonsolation e ty Doue, hac a jouisse eus a ur peoc'h hac ur joa pehini a ree dezâ anconec'bat an oll madou en devoa dileset er bed. Ur blijadur quen douç a sante o cana meuleudiou an Antrou Doue, ma voa he vrassa poan pa voa ret sortial eus ar c'hœur.

Goude bezâ tremenet c'hnec'h vloas er gouent gant ur ferveur admirabl, en em santas inspiret da vont da ac'hui ar rest eus he vuez e quichen he dad hac he vam, hep en em rei da anaont deze, o veva evel ur paour, dianaveet ha disprijet. Discleria a eure he santimant d'an tad abad, ac en em strincas d'he dread en ur c'houlen he bermission evit effectui he dessein. An abad goude bezâ he eprouvet un nebeut amser, er permetas deza. Quemeret a eure souden an hent da dy he dad: bac o veza cavet ur paour var he hent e chenjas he habit gant he hini. Quentre ma velas an ty, en em lequeas var he zaoulin, en ur lavaret : Va Doue, roit d'in ar c'hraç da veza fidel deoc'h, ha n'em abandonit quet en danjer: gouzout a rit ne d'è quet evit quitaat ho servij e tistroan varzu va c'herent: ho abandonet em eus dre garantez evidoc'h; mar tostaan ont ho, ne d'eo nemet evit trec'hi, bete dindan ho daoulagat, ar garantez ac an deneridiguez a santan c'hoas evit ho.

O veza arruet var an diveat, e tremenas an noz var dreuzou an nor-borz. Unan eus ar servijerien, o veza he gavet eno dious ar mintin, a guemeras truez ounta, hac a c'houlennas perac n'en devoa quet scoet var an nor. Ar sant

sant er pedas da c'houlan conje evitâ digant an autrou da aevel ul lojig er porz. He dad pehini a voa un den charitabl meurbet, a gonsantas, eno e tremenas tri bloas evel ur paour estranjour, ha rebutet, disprijet, goapeet alies gant mevelhen an ty. He occupation ac he oll gonsolation oa en em antreteni gant Doue dre an oræson. O veza coueset clan, hac oc'h ousout e tostee he heur, e c'houlennas parlant ous an itron, da behini e lavaras : Itron, pedet am eus Doue d'ho recompansi, c'hou hac an antron, ena ar garantez hoc'h eus het evidon : goulen a ran digueneoc'h e hoas ar c'hraç da veza enterret er plaç-mà e pehini em eus tremenet an tri bloas diveza eus va buez : neuse o quemeret levr an Aviel, pehini a voa he oll vad, er presantas dezi, oc'h he fidi d'he receo. An itron o aellet piz ous al levr, a lavaras : Allas! al levr-mà a so heavel ous an hini a rois brema nao bloas d'am map paour, da behini e vouelan c'hoas hemdez. O veza disqueset al levr d'an antrou, e anavesas rac-eon a voa ar memes levr ho devoa roet d'ho map. An autrou o santout he galon tomet, a lavaras dezâ : paour quez, ehetn e honi prest da apparissa dirac Doue, anzavit ar virionez ; aboue p'eur hoc'h eus-hu al levr-mà? Digant piou hoc'h eus-en bet? Piou oc'h-hu? ha pe hano hoc'h eus-hu? Neuse ar sant o tenna un huanad hir, a lavaras *dezo* gant ur vouez sempl ar c'homsou divezâ-mà : Hennes eo levr an Aviel ho poa roet d'in, ac eus a behini em eus esseet heulia al lesen me eo ar map-se da behini e voueht nao bloas so. O clevet ar c'homsou-mà, e teusont d'an anaout dre mercou ous pere n ho devoa quet taulet evez quent. Neuse gant ar joa ho devoa da veza cavet ho map, ha gant ar glac'har d'en anaout nemet er momet ma iee da dremen, e teusont d'he vriata gant ar vrassan teneridiguez. Penaus, va map quer, eme he vam en ur grial, ha ret eo gonde ho peza bet didan va daoulagat epad tri bloas, n hoc'h ausveen nemet er momet ma ez da vervel? He dad n'en em explique nemet dre he daëlou; an oll servijerien diredet d'an trous, a vesquo ho daelou gant re ho mestr. Ar sant o veza tremenet etra divrec'h he dad hac he vam, en em daulsont oll d'ha dreid evit hoquet dezo.

Ur foul bras a dud a diredas evit guelet ar sant; souesct e voant oll, ha leun a admiration. Mervel a eura ver-

B

dro ar hloas 447, e tro an osd a ur hloss varn-uguent. Enterret e voe er plaç m'en devoa goulennet, hac he dad a reas sonden goude sevel un ilis caër er memes plaç.

REFLEXION.

Admiromp couraij ar sant-mâ, he vertu, he vortification, he humilite, hac ispicial an ners eus a c'hraç an Autrou Doue.

---

*An eisvet devez a vis Guenver.*

## SANT MAUR, ABAD.

SANT Maur a voa map da ur senateur romen. Pa voe deut d'an oad a daouzec vloas, he dad a hedas sant Beneat da oher he instrui en he gouent; an den santel-se, quentre ma velas ar c'hrouadur iaouanc, a zeuas da anaout an dessein bras en devoa Doue var-neza, hac a guemeras he-unan ar sourci d'he instrui.

Æz eo compren peguement e profitas e scòl ur mæstr quer santel. Dont a reas e nebeut amser quer parfet, ma er propose sant Beneat d'an oll religiuset evit squèr hac exempl: hac evit guir, biscoas ne voe guelet ur religius iaouanc humbloc'h, obeissantoc'h na fervantoc'h.

An disquibl fidel-mâ a sant Beneat a sehlante partaji gant he vestr ar faveuriou eus an eê. Ur religius iaouanc hanvet Placid, en ur denna dour eus ul laguen vras ha doun, a gouesas ebars: sant Beneat, o veza anaveset dre ur revelation, an danjer e pehini em edo Placid, a ordrenas da sant Maur mont d'he sicour: sant Maur a redas, hac hep sonjal en danjer da hehini en em e expose he-unan, e tisquennas el laguen, querset a reas var an dour evel sant Per var ar mor a Diberiad, hep sonjal da netra nemet da obeissan pront, hac e tennas Placid var ar sec'h. He humilite a reas dezâ cridi ne voa arruet ar miracl-se nemet dre virit sant Beneat.

Ur veich all, tud pere ho devoa ur c'hrouadur affligjet, o veza he digacet d'ar gouent en intention d'he presanti da sant Beneat, pehini n'en em gavas quet er momet-se er guær, e voe presantet ar c'hrouadur da sant Maur: ar religius humbl-mâ a lavaras a-greun ne appar-

chante nemet ous ar sænt ober miraclou, ha non pas ous ur pec her evel-d'hâ. Ar religiuset pere a voa presant, touchet gant truez ous an dud paour-se ha leun a fiziançe vertu sant Maur, a represantas deza ne alle quet da viane revus dezo he bedennou. Neuse en em lequeas var he zaoulin, hac o veza lequeet penn ar stol var benn ar c'hrouadur, en em gavas libr neuse-souden. Ar sant a attribuas ive ar miracl-mâ da virtut sant Beneat, e meritou pehini an dud paour-se ho devoa disqueset caout quement a fiziançe.

Sant Maur, o veza deut e Franç dre urs sant Beneat, a reas sevel ur gouent hanvet Glânfeil, e pehini e recevas seis-uguent religius, pere dindan he zirection a veve oll gant ur ferveur ac ur santelez vras, ha beza en devoe ar gonsolation da velet an darn-vuia anezo o caout ur maro precius dirac Doue.

An abad santel-mâ oc'h ansout erfin e vos deut ive he heur diveza, a c'houlennas beza douguet d'an ilis, e pelec'h e recevas he sacramanchou; neheut amser goude-se, astennet var an douar, e rentas he ene d'he Salver, er bloas 584, oajet a zaouzec vloas ha tri-uguent, ha pevarsec devez.

REFLEXION.

*Sant* Maur a guerzas var an dour evel var ur pave, evit sicour Placid pehini a voa en danjer da veusi : sant Maur ne sonje quet memes en danjer da behini en em expose he-unan, ne sonje nemet da obeissa pront, ha da ober ar pes en devoa ordrenet deza he superieur sant Beneat. O peguer bras vertu eo an obeissanç, pa zeu an Autron Doue d'he autorisa dre ur miracl quer bras!

*Eil reflexion.* Peguen avantajus è obeissa d'he superioret! Peguen necesser eo ar vertu-mâ da ur penitant en andret he zirecteur, hac ispicial d'ar re scrupulus, pere ne oufent morse caout peoc'h na repos en ho c'houstianç, nemet dre un obeissanç parfet da avis ho directeur. Stat ar re scrupulus a so trist ha dign a druez, mæs ive evel ar stat-se a zeufe da veza danjerus evit ho silvidiguez, ma ne labourrent da soumeti ha da suja ho santimant propr da hini ho directeur, e tleont labourat evit quement-se gant couraj ha caout muı a fiziançe e Doue.

*An navet devez a viz Guenver.*

## SANT JULIAN, MERZER, HA SANTES BASILIS, GUERC'HES.

SANT Julian eus ar guær a Antioch en Egypt, o veza c'hoas c'hrouadur, en devoa un douçder quer bras hac un obeissanç quer parfet, ma voa caret ha cherisset gant he guerent ha gant an oll. D'an oad a zaouzec vloas, o lenn levriou devot ha santel, e commancas en em digouta dious plijadurezou ar bed; ha da drivec'h vloas en em gonsacras da Zoue dre ar veu a chastete.

He dad hac he vam, pere ne ouient quet quement-se, a sonjas d'he zimeza. Represanti a reas dezo e voa c'hoas iaouanc, ha penaus ne gave quet guell eguet beva gant-ho en dail ma voa; hac ho fidi a eure da rei dezan d'an nebeuta ar sizun evit consulti an Autrou Doue var un affer quen important. Ne elsont quet refusi dezâ ur goulen quer christen ha quer just.

Julian, leun a fizianç er vadelez a Zoue, da behini en devoa consacret he gorf hac he galon, ne chanas noz-dez d'he bidi d'he sicour. Gousout a rit, ô va Doue, emezan, penaus ahoue ma hoc'h eus græt d'in ar c'hraç d'hoc'h anaout, em eus ho caret hepret: c'houi, va Salver, hoc'h eus inspiret d'in ar burete: penaus e soufrac'h-hu e vanquen d'ar bromesse am eus græt deoc'h? Couscoude e ordrenit d'in senti ous va c'herent; accordit d'in eta, me ho suppli, ar c'hrac da anaout ho polonte.

Doue a zisquezas dezan dre ur vision peguen agreabl e cave ar veu en devoa græt, ac en inspiras da senti ous he guerent, en ur rei dezan da anaout e vize he bried e renq ar guerc'heset, hac en e renq ar verzerien. Goude beza trugarequeet Doue eus ar faveuriou-se, e tisclerias d'he guerent e voa prest da ober quement a blijse dezo. Choaset e voe dezan evit pried ur verc'h fur ha devot hanvet Basilis, hac an eured a voe græt gant ur rejouissanç santel.

Pa voe dent an noz, a veza en em dennet ho daou en ho c'hampr, en em lequesont da guenta da ober ho fedennou. Julian a suplie an Autrou Doue a greis he ga-

loa, da accomplissa ar bromesse en devoa græt dezan, ha da inspira d'he bried ar memes santimanchou ac ar memes resolution evel m'en devoa inspiret dezi he-unan. Basilis soueset o santout er gambr ur c'huez admirabl ha dreist-ordinal, a c'houlennas petra voa quement-se? Ur merq eo eus ar burete, eme Julian, ac evel ur sign hac un arres eus an doueder a danva an encon pur chars an eê. Evidon-me a ziscleri deoc'h em eus caret bepret ar vertu gaër-mâ aboue va amser guenta, hac ez eo va oll deliçou ha va oll gontantamant. Ober a raï ive va hini, a lavaras Basilis, ha santout a ran em c'halon un desir quer bras da gonservi epad va buez ma verginite, ma'z oun prest, mar er permettit, da ober ar sacrifiç anezi da Zoue. Ne oufac'h ober netra a guement a ve agreaploc'h da Zone, eme Julian; pell so aboue em eus græt ven a chastete; grit ar memes tra. He ober a reas, ha santout a resont ho daou en instant-se ur gonsolation interieur pehini a reas dezo tânva dre avanç ar joansdet eus ar barados.

Ne voe quet pell goude na varvas ho c'herent, neuse e vefsont separet an eil dious eguile. Julian a guemeras en he dy ur certen nombr a dud iaouanc, gant pere e voa occupet da gontempli ar perfectionou divin, ha da gana meuleudion an Autrou Doue. Basilis eus he c'hoster a assamblas merc'het iaouanc pere, dre he instructionou hac he *exemplou mad*, a renonças da vaniteou ar bed evit *heul Jesus-Christ*. Ar santes-mâ, goude beza servijet dezo da vam spirituel, ha desquet dezo an hent eus an eê, a rentas he ene pur da Zoue.

Julian pehini a voa reservet evit renta testeni d'ar feiz, a c'hortoe bemdez ar momet eûrus e pehini e the antrea e liss. He zesir a voe souden contantet.

Marcien, den cruel ha payen, ha casset da Antioc'h evit persecuti ar gristenien, o veza clevet a voa an den santel-mâ unan eus ar pennou quenta, ha penaus e soutene cals a re-all, a ordrenas he arreti, hac he bresanti dezan. An tirant-se, goude bezâ græt he scourjea gant crueldet, a reas he dibenna. He verzerinti a erruas er bloas 409.

REFLEXION.

O peguen admirabl ha peguen caër eo ar vertu a burete! Na sonjit quet a conservot hep poan an tensor pre-

cins-ma; tentet e viot noz-ha-dez, e peb amser hac e peb lec'h, mæs ar vertu-mâ pehini hon rent henvel ous an Ælez, a virit e labouremp hac e raemp hon oll effort evit he c'honservi

Ar burete ho deus miret sant Julian ha santes Basilis er stad a briedelez, a goudaono un deiz meur a azurs ha meur a bec'het etre tud dimeset memes.

---

*An decvet devez a eiz Guenver.*

## SANT GUILLERM, ARC'HESCOP.

AR sant-mâ, goude beza bet en he iaouanctis ur squêr hac un exempl caer eus a bep seurt vertuziou d'an dud iaouanc, a voe græt chaloni eus ar guær a Soason. Ebars er stad-se e teuas ive da veza un exempl caer d'an dud a ilis. Mæs an danjerou a gave er bed, a reas deza quitaat an dignite-se, evit en em retira en ur gouent eus a urz sant Bernard, hac e ber amser e voe c'hoas un exempl a berfection d'ar fervanta religiuset. Pa lavare an oferen, ha memes pa assiste enni, a rede an dour eus he zaoulagat evel eus a diou feunteun, abalamour, emeza, pa gonsidere Jesus-Christ sacrifiet var an auter, ne voa quet nebeutoc'h glac'haret he galon, eguet pa en devije he velet crucifiet var menez Calvar. *O santimant caër evit clevet devot an oferen!*

O veza bet choaset evit abad eus abaty Chalis, e c'houvernas he religiuset gant ur furnez pehini a c'hounee calonou an oll, coms a ree out-ho en ur fæçon quer gracius ha quen bumpl evel pa vize bet an diveza anezo. Esperout a ree achui he vuez en desert-se, mæs Doue a zisposas e fæçon-all evit he c'hloar. Goude beza bet epad pemsec vloas squêr hac exempl ar santela abadet, Doue a falvezas dezâ e vize c'hoas un exempl d'ar santela esquibien.

An arc'hescop eus ar guær a Bourge, o veza maro, e voe proposet meur a zen habil ha santel evit dere bel he blaç. An dud a ilis embarrasset var ar choas a dlient da ober eus a unan anezo, a bedas escop Paris da rei dezo he avis var ur poent quen important. Ar prelat-se pehini en devoa ur furnez ac ur vertu vras, goude beza en

em adresset da Zoue dre ar beden ha dre ar fun, a reas lacât hanoiou ar re a voa proposet, e billejon separet, hac o veza oftret ar sacrifiç eus an oferen, e reas ar beden-mâ : Salver, c'houi pehini a eue calonou an oll dud, grit deomp anaout pehini eus ar re-mâ hoc'h-eus choaset; tennet e voe ar sort, ac e couesas var sant Guillerm.

An oll habitantet eus a Bourge en recevas, hac er c'honsideras bepret evel un den digacet eus an eê. En effet visita a ree an escopti gant ur sourci hac ur garantez admirabl, preseg a ree hac instrui, rei ha caç ar sacramanchou d'ar re glan, visita ar heaurien, ho c'honsoli hac ho soulaji.

Evit-an dâ veza arc'hescop, e tougue bepret he habit religius gant ur gouris reun dindan, ha morse ne zebre quic, petra-bennac ma tebre ar re-all ous he daul. He oll sourciou hac he oll labouron ne resont biscoas deza diminui netra eus an amser destinet d'an oræson. Soujal a ree bepret er maro ; ac e lavare penaus ar souj eus ar maro a voa ur remed souveren ous oll glenvejou an ene. Rei a ree d'ar beaurien casi he oll leve, en ur lavaret nense gant un ær joaus ha coutant penaus em'edo o pea he zle.

Ur santelez quer bras ne viras quet na voe controliet ha persecutet ; beza en devoe da soufr abers officerien ar rone *Philip*, pere a exerças he hatiantet epad un amser; *mæs triompha* a reas a hep tra dre he zouçder hac he humilite.

Petra-bennae ma en em sante incommodet, e prezegas da vouel ar Rouane ; hac e fin he sermon e lavaras adieu d be bobl. O veza entreet en he dy, e c'houlennas an diveza sacramanchon; goude heza ho recevet, e tremenas pevar dez en un oræson continuel, hac a rentas gant ur peoc'h bras he ene da Zoue d'an deevet a viz Guenver, er bloas 1209.

REFLEXION.

Ar servijer fidel-mâ da Zoue en deus bepret cunduet ur vuez santel. O veza den iaouanc, chaloni, religius, abad, arc'hescop, ez eo bet ur sant, partout ur sujet a admiration, e peb stad un exempl a bep seurt vertuziou, en amser ma voa controliet, evel en amser ma voa caret ha respetat. An nep en deus ur guir vertu ne cheuj

morse, beza ez eo bepret humpl, modest, douç ha patiant e peb stad hac e peb lec'h, en adversite evel er brosperite.

---

*An unnecvet devez a viz Guenver.*

SANT THEODOS, ABAD.

A a sant-mâ, ganet e Cappadoç, en devoe an eur da veza elevet hervez Doue gant he dad hac he vam dre ho instructionou hac ho exemplou mad. Ar blijadur a gave o lenn levriou devot, en degoutas souden eus ar hed, hac a reas deza quemeret ar resolution da guitât pep tra evit heul ar reglennou hac ar c'husuliou santel eus an Aviel. Evit anaout guell an dessein en devoa Doue varnezâ, e reas he sonj da vont da visita an douar santel, ha da c'houlen cusul digant unan-bennac eus ar santela hermitet eus an desert.

En ur guitaat eta he guerent hac he vro, e partias evit mont da Jerusalem. Pa dremenas dre ar Syri, ar hrud a sant Simeon Stilt, pehini a bratique ur binijen dreastordinal, a reas dezâ mont d'he gavout evit goulen digasta he venediction, he avis, hac ar sicour eus he bedennou. Simeon Stilt quer buan a ma er guelas, hep beza en anaveset a-ziaguent, he galvas dre he hano, ac e lavaras dezâ : Theodôs, servijer Doue, ra viot deut mad. Theodôs, soueset oc'h he glevet, en em brosternas var an douar. Simeon, goude beza he bedet da zevel, a zisclerias dezâ ar volonte en devoa Doue varnezâ, hac en alias da gontinui he veaj.

Theodôs goude beza visitet an douar santel, en em dennas en desert, e pelec'h e tremene an darn-vuia eus an dez ha eus an noz en oræson ; hac o conversi evel-se gant Doue, e sante en he galon an douçder eus ar joausdet celestiel.

Ar brud eus he santelez o veza eet bete ar broïou pella, e voe guelet a hep seurt tud, hac eus a hep cartier o tont d'en em laeât didan he zirection; tud chentil vras, officerien, tud habil eus an Asi, eus an Afriq, eus an Arabi ha eus an nord, pere gant an desir bras ho devoa da ober ho silvidiguez, a guitee pep tra evit servija Doue

epquen. Ar sant-mâ a reas sevel ur gouent vras evit holoja. Pep tra a oa reglet gant un urs admirabl; ar silanç a oa continuel, en bevelep fæçon ma vize het lavaret ne vize den er gouent, petra-bennac ma edo enni onspen mil religius, ar c'henta quentel a ree an abad santel d'he religiuset, a oa sonjal bepret er maro; a recommandi a ree dezo evel ar voyen ar c'hrêa evit trec'hi ar passionou hac avanç er vertuziou.

Ar sourci bras a guemere da bourvei d'an oll ezomou quen spirituel, quen temporel eus he religiuset, ne vire quet u en devoa quement all a sourci eus an dud clàn divar-dro, eus ar beaurien, eus ar belennet hac ena an oll estranjourien pere en em bresante. Quement a fizianç en devoa e providanc Doue, ma receve an oll gant joa. Un dra eston eo, ha cousconde guir, penaus eo bet guelet avizion servija er gouent-so ouspen cant taul en un devez, evit an dud estren epquen.

Theodôs a c'houvernas bete fin he vuez gant ur furnes ac un douçder ravissant un nombr quer bras a religiuset, oc'h ho c'honsideri bepret evel he vreudeur ac he vugale; ac e tremenas an tregont vloaa diveza eus he amser, o veva gant grision-lousou epquen; ar pes ne viras quet ne vevas bete an oad a c'huec'h vloas ha cant. Ha varo eûrus a erruas er bloas 529.

REFLEXION.

An darn-vuia eus ar sænt ho deus bet an avantaj da gaout un descadures santel; netra ne gontribu quement d'ar silvidiguez, evel un descadures christen: ar c'hentelliou quenta a rêr d'ar vugale a ra var ho c'halon un impression pehini a so diæs da effaci. Pebes domaj na ra quet d'ho bugale an tadou ha mamou pere a vanq d'ar c'henta dever-mâ; ha pebes domaj ne reont-hi quet c'hoas dezo ho-unan? Beza e vent ar re guenta punisset, car n'ho deus nemet bugale disurc'h ha libertin, defaut n'ho deus ho c'helennet abred.

*Eil reflexion.* Sant Theodôs d'an oad a c'huec'h vloas ha cant, a voa leun a ferveur, ha ne ziminuas netra eus he binijen. Diæz eo beza devot, fervant, mortifiet er bloavezíou diveza eus he vuez, d'an nep n'en deus quet commancet adalec he iaouanctis da gundui ur vuez devot ha mortifiet. Diæz eo chenj trein a vuez, ne veler ne-

meur a dud, gonde ur vuez disordren, a tont da veza devot ha vertuzus, pa vezont deut coz. An oad a rent an den sempl ha dic'hoantec da labourat en he silvidiguez, quercouls evel al labourou all, ispicial pa ne vezer quet en em voaset abred. Peguement en em drompl eta ar re a zeu da zifert ho c'honversion d'ar bloavesiou diveza eus ho buez!

---

*An daouzecvet devez a vis Guenver.*

## SANT BENEAT, RELIGIUS, EUS A VRO-SAUS.

AR sant-mâ a henlias an armeou en he iaouanctis, hac evel ma voa un officer courajus hac hardi er bresel hac e creis ar perillou, e voa estimet gant ar roue hac enoret gant ar re vras.

Mæs d'an oad a bemp bloas varn-uguent, en ur gonsideri gloar an cê, e santas en he galon un degout bras evit grandeuriou ha gloar ar bed. Neuse e ieas e pelerinaij da Rom. Ar guel eus ar plaçou santel trempet gant goad an ebestel, hac hini quen lies a verzer, a excitas en he ene un devotion hac ur ferveur quer bras, ma voe divar-neuse un exempl a bep seurt vertuziau, ha dre ar studi a reas pemp bloas eus ar scritur sacr, en em rentas capabl da instrui ar bobl, ha da anflammi ar c balonou. Goude-se en em rentas religius en ur gouent e Provançe pelec'h e tenas souden dre he humilite ha dre he vortification da veza ur sujet a admiration d'an oll reliquiset. Daou vloas goude m'en devoa græt professiou, e rencas distrei da Rom, e'hoanteet en devize achui eno he vuez, mæs ar pap Vitalien, pehini a anaie he vertu, a ordreuas deza distrei da Vro-Saus.

Dre an urs-se a roe dezâ viquel Jesus-Christ, e comprenas e voa volonte Doue e labourse evit silvidiguez tud he vro. Ne zaleas quet d'en em renta di, hac en em lacât a eure e gouent sant Augustin, er guær a Gantorhery. O veza bet choaset souden evit superieur, e vele gant poan ar fautou a ree ar religiuset a-enep cals a boenchou eus ar reglen; couscoude cunduet dre Speret an Autrou Doue, n ho reprenas nemet dre he exempl, dre he fidelita da viret ho-unan quement tra a oa ordrenet dre an

urs. Ur voyen quen douç a e houneas calonou an oll; hac e nebeutoc'h evit daou viz e voe guelet e-touez an oll relgiuset ur fidelite ponctuel e peb tra hac ur ferveur admirabl.

Evit procuri mui-oc'h-mui gloar Doue dre religiuset santel, e reas sevel e Bro-Saus dion gonent, e pere dre he exempl ha dre he instructionou e formas un nombr bras a sænt evit an eê. An ofic divin a vije celebret en he gonenchou gant ur vodesti, un devotion hac ur vajeste pehini a ree enor d'ar religion, hac a inspire d'an oll ur respet hac un devotion vras.

Biscoas ne voe guelet den sourciussoc'h evitan da orni an ilisou gant an oll manifiçanç possibl. Ober a reas dont micherourien babil eus a Rom, hac eus a Franç evit labourat var an ilisou; ho decori a eure e'hoas gant ar relegou santel, a bere e reas presant dezâ ar pab, evit recompansi he zevotion hac he zel da orni an templ santel.

Goude ma en devoa roet ar sant-mâ d'he religiuset exemplou caër a binijen, a vortification hac a fidelite da viret an oll reglennou, e falvesas da Zoue e rose dezo c'hoas e fin he vuez an exempl eus ur batiantet admirabl en ur c'hlenvet hir pehini en dele has tri bloas var he guele, epad pehini e conservas bepret un ær gracius, ur speret bepret ingal, ur peoc hac unnion vras gant Doue. O veza recevet erfin he sacramanchou diveza, han exhortet he vugale d'en em acquita ervad eus ho oll deveriou, e rentas he ene eùrus d'he Grouer, er bloas 703, e tro an oad a bevar-uguent vloas.

REFLEXION

Ar sant-mâ e studias pemp bloas ar scritur sacr, evit en em instrui eus a lesen Doue; en em instruit ive hoc'h-unan hac assistit en instructionou. Peguement a dud, siouas, quen bugale, quen re vras, a vev en un ignoranç coupabl ha criminel eus ar pes a aparchant ous ho silvidiguez, faut da assista en instructionou!

*Eil reflexion.* Beza en devoa un devotion hac ur sourci bras eus a zecoranç an ilisou. Ha ne d'é quet un dra estranj ha mezus evit ar gristenien, guelet ho ilison hac an auteriou consacret da Zoue distrujoc'h ahes eguet an tiez e pere e lojont ho-unan! ha guelet an ornamanchou destinet evit ar sacrifiç divin, disteroc'h eguet ar guiscamanchou a zougont!

*An trizecvet devez a viz Guenver.*

## SANT HONORAT, ARC'HESCOP.

AR sant-mâ, goude beza conduet ur vuez devot en he iaouanctis, en em dennas en un desert tost d'ar mor a Provanç; mæs evel ma tene d'he armitaj cals a dud evit en em recommandi d'he bedennou, he humilite a reas deza clasq ur plac-all pell diouz commerç an dud, evit gallout en em antretení gant Doue epquen.

Beza e voa er c'hartier un enesen hanvet Lerin, ul leo diouz an douar, e pehini ne grede den chom abalamour ma voa carguet a serpantet venimus. Sant Honorat, leun a fizianç er vadelez a Zoue, pehini en deus prometet e teuse he servijerien da guerset var ar serpantet hep receo droue ebet, a gonsideras an enesen-se evel ur plaç destinet deza gant Doue evit ober he zemeuranç. Autren a reas enni gant un hermit santel hanvet Caprees; quer buan goude-se e tisparissas ar serpantet, hac an nebeut a so bet guelet eno a c'houde-vez, n'ho deus venim ebet.

Ar brud eus he santelez hac eus ar miracl-se a reas da gals a dud dont d'en em offr deza evit bevan didan he direction. O velet an nombr eus he disquibien o crisqui bemdez, e reas sevel ur gouent. Chetu ase penaus e voe fountet gouent Lerin, pehini e deus roet d'an ilis ha d'an eê pemp merzer ha cant, pevar escop varn-uguent, ha dec abad, pere a so anaveset oll evit sæut.

Sant Honorat en devoa ur sourci bras da bourvei d'an oll ezomou, quen corporel, quen spirituel, eus he religiuset; pa ho devoa ur hoan speret bennac, n'ho devoa nemet mont d'ho discleria deza, hac abars he guitaat en em gavent oll consolet, courajet ha leun a joa. Goude beza roet epad pemp ploas ha tregont exemplou bras a hep seurt vertuziou d'he vreudeur, e voe choaset evit arc'heseop eus a Arl. Na oufer quet lavaret ar c'heuz ho devoa ar religiuset d'ho abad santel, nac an hini en devoa-en d'ho c'huitaat

O veza bet sacret escop, e veve er guær a Arl evel m'en devoa bevet en he gouent: pratiqua a ree ar memes mortificationou; assista a ree er c'hœur en oll offiçou divin gant un devotion edifiant meurbet; hac a lequeas un urs caer e

peb lec'h dre he exempl couls ha dre he instruction santel.

Gonde beza gouvernet he ilis evel ur pastor fidel epad tri bloas, et couesas clàn. En he glenvet ne ehane oc'h exhorti ar re a zeue d'he velet, hac o consoli ar re a vocle dezà. Guelit, va bugale, emezan, penans hor buez ne d'e nemet ur pelerinaj; he gomanç a reomp pa'z omp ganet, hac he achui pa varvomp. Eûrus ar re n'en em gonsideront nemet evel estranjourien var an douar, hac a gonsider ar maro evel ar fin eus ho exil; na stagunt quet ho calon ous ar hed; caër hon he dastum madou ha caout sourci d'ho c'honservi, en heur ar maro e teuint oll d'hor c'huitaat : pa zeuomp er bed, ne zigassomp netra gueneomp; ha pa sortimp anezà, ne zeui netra d'hon heul, distaguit ho calon dious ar pea a vezo un deiz lamet digueneoc'h. Doue he-unan epquen eo hon tensor, na lequeomp quet hor c'halon e lec'h-all.

Erfin, o veza recevet he oll sacramanchou, e antreas en ur gontemplation doue eus a visericord an Autrou Doue, epad pehini e rentas he ene, er bloas 429.

REFLEXION.

Ne raïmp-ni hiquen nemet admira vertuziou ar sænt, hep en em lacat e poan d'ho imita? An oll ne d'int quet galvet evel ar sant-mâ da vont en desert, nac evit beza esquibien; mæs ne deus christen ebet a guement na dle caout eveldan he galon distaguet dious madou ha plijadurezou ar bed; ha quement hini en deus ur superiorite bennac pe autorite var ar re-all, evel un tad, ur vam, ur mæstr, a dle, evel en deus en græt, derc'hel un urz vad etouez ar re a so didan he garg, heilla var ho c'hundu, ha dreist pep tra rei ur squèr vad dezo. An exemplou mad a so instructionou ha predicationou mad pere ho deus mui a ners hac a ra mui a effet evit ar c'homsou caera. Peguen terribl e vezo ar gont ho devezo da renta da Zoue ar re ho devezo neglijet obligationou quen important!

---

*Ar pevarzecvet devez a viz Guenver.*

SANT HILER, ESCOP.

An sant-ma a voa guinidic eus ar Poetou. He dad hac he vam ho devoa ar malheur da veza payanet. Hiler pe-

hini en devoa ur aperet hac un inclination vad, a gommance santont dre ar sclerijen eus ar ræson, peguer væn e voa ar superstitionou payen, pa gavas, dre un effet particulier eus ar brovidanç, levr ar Scritur sacr; o lenn al levr-se, e teuas gant ar sicour eus ar c'hrac, da anaout ar virionez hac ar santelez eus ar religion christen, hac hep dale e recevas ar vadiziant. Ober a reas bepret ur studi particulier eus ar Scritur santel, evit gallout avanç mui-oc'h-mui en hent eus ar silvidigoez hac eus ar berfection. An istim a ree an habitantet a Boitie eus he vertu, a reas dezo he choas evit ho escop goude maro ho fastor. En em opposi a eure mui a ma ellas; mæs contraiguet e voe da gonsanti d'ar choas a oa græt anezan.

O veza escop, e labouras gant ferveur ha gant couraj da instrui he bobl, hac e impljas he oll ners hac he oll zêl evit he breservi diouz an heresiou pere a infecte hac a gorrompe ar vro. Abalamour da-se an heretiquet a alias an impalaer Constanç pehini a oa ho frotecteur, d'en exila da Frigu Ar sant a recevas urz ar prinç gant ur joa ingal d'an hini ho devoa an ebestel hac ar merzerien, pa ho devoa da soufr evit ar gaus hac evit gloar Jesus-Christ Epad he exil pehini a badas pevar bloas, e composas daouzec levr admirabl var myster an Dreindet; ar pes ne viras quet na labouras da gonvertissa tud ar vro-se gant quement a fronez, ma seblante ne voa bet cacet di, nemet evit fonnta ha stabilia enno rouantelez Jesus-Christ.

Presanti a reas d'an impalaer ur requet, dre behini e c'houlenne ma vize permetet dezâ disput ous an heretiquet en ur gonferanç public e presanç he vajeste. Ar re-mâ oc'h anaout he squiant hac he zoctrin, na gredsont quet en em exposi, gant aoun na drose an disput d'ho mez ha d'ho c'honfusion. Cavout a resont un digare evit aliia ar prinç d'he gaç en dro d'ha guær a Boitie.

Ar sant a voe recevet en oll quæriou var he hent, evel ur c'honfesseur glorius a Jesus-Christ, pehini a zistroe triomfant eus an heresi. Æz eo compren gant pebes joa, gant pebes respet ha gant pe seurt triomf e voe recevet gant he bobl.

Ar sant bras-mâ goude beza labouret gant ur zêl hac ur gouraj infatigabl evit souten an ilis hac evit gloar J.-C., goude beza bet estimet hac enoret gant an oll dud fidel ha gant ar santela esquibien, pere e c'honsidere

evel bo squar hac bo exempl, gouda beza bet eprouvet ha purifiet dre ar bersecutionou, oajet a seiz vloas ha triuguent, ha leun a veritou, a terminas ur vuez quer poanius, mæs ive quer glorius, dre ur maro c'hoas precıussoc'h dirac Doue, er bloas 368.

REFLEXION.

Sant Hiler, o lenn ar Scritur santel, a ziscas squiant ar sænt, da lavaret eo, an hent eus ar silvidiguez hac eus ar berfection; pebes mez evit christenien, coll amser o lenn canaouennou alies criminel, ha bepret mutil. Studiet squiant ar sænt, mar fell deoc'h bezà sant un deiz.

*Eil reflexion.* Ar sant-mà en deus studiet ha labouret pell amser evit composi daouzec levr var myster an Dreindet Santel, evit explica ar myster bras hac adorabl-mà. Pebes sonrei a quemerit-hu da explica ar myster-se hac ar re-all da dud ho ty pe d'ho pugale.

*Trede reflexion.* Doue a reas da sant Hiler ar c'hraç da zistrei diouz be exil victorius ha treac'h d'an herettiquet pere ho devoa be bersecutet. Recevet e voe gant cals a enor ha gant triomf en oll quærıou dre bere e tremenas. Doue a ree enori ar sant-mà hac en n'en devoa queu studi, na quen sonj nemet da hrocuri gloar Doue. Cheta a-se ar gombat caer pehini a bad bete ar fin etre Doue hac ar sænt; Doue a ra ho enori, hac hi ne sonjont nemet d'he servija ha d'he c'hlorifia. *Eürus ar servijer pehini a vezo cavet gant Doue o labourat evelse evit he c'hloar.*

---

*Ar pemzeevet devez a viz Guenver.*

## SANT PAUL, QUENTA HERMIT.

An impalaer Dess, o veza en em lequeet da bersecuti ar christenien, ar sant-mà, guinidic eus an Thebaïd, en em dennas var ar mæs en un ty distro, evit en em lacat en abri eus ar bersecution; eno e commançças tanva an douçder eus ar solitud, ac ar joa interieur a gaver er retret, oc'h en em occupi a Zoue epquen.

Mæs evel n'en em gave quet c'hoas en assuranç eus he vuez, en em dennas var ur menez bras, oajet neuse a

,

zaon vloas varn-nguent. He guanta sonj oa da zeport ma vize tremenet amser ar bersecution, mæs Doue en devoa un intention-all varnezâ.

O veza avancet doun en desert, e remercas ur c'havern, hac e cavas e diabars ur gampr da belum ur vezen palmes a servije da doen dre he brancou, gant ur feunteun e quichen.

O velet ur plaç quen distro dious commerç ar bed, e santas crisqui he garantez evit ar solitud; hac o consideri ar c'havern-se evel un demeuranç preparet evitâ gant ar brovidanç divin, e quemeras ar resolution da dremen eno ar rest eus he amser.

Eus a neuse n'en em occupas mui nemet da gontempli ar berfectionou infinit a Zoue hac ar gurionesou eternel. He oll vagadures oa ar frouez a zougue ar vezen palmes, hac an deliou anezi a servije dezâ da viscamant. Pa voe deut d'an oad a dri bloas hac hanter-cant, Doue, evit disquez ar sourci a guemer eus ar re a guita pep-tra dre garantez evitâ, a reas digaç dezâ bemdez dre ur vran un anter bara, evel gueichal d'ar profet Eli; hac ar miracl-se a badas bete fin he vuez.

Doue a falvesas dezâ erfin rei da anaout d'an oll an tensor cuset-mâ. Sant Paul en devoa deja trizec vloas ha cant, pa voe cunduet sant Anton en desert-se dre ur revelation divin. An daou sant a zeuas d'en em anaout ha d'en em c'hervel an eil eguile dre he hano, hep beza en em velet biscoas. Epad ma en em autretenent eus an traou celestiel e harz ar feunteun, e tisquennas ar vran, pehini a lacaas dirazo ur bara en he bez. Adurit ar vadelez a Zoue, a lavaras neuse sant Paul. Tri-uguent vloas so e recevan bemdez evel-hen un anter bara; mæs hirio eu deus doublet ar ration abalamour deoc'h. Trugarecat a resont a-i Autrou Doue, hac o veza graet ar baden, e ascsont var bord ar feunteun evit dibri. Goude ar repas bian-se, e tremensont an noz en oræson.

Da c'houlou dez, sant Paul a lavaras da sant Anton e voa prest da vervel, ha penaus e voa digacat di gant Doue evit he enterri. Sant Anton a gommancas da voela, ha d'he bidi n'en abandonse quet, pe da obtenn evitâ ar c'hrac da vervel ganten.

Ne dleit quet preferi hoc'h avantaj hoc'h-unan da c'hloar Doue, a respontas sant Paul: ho tisquibien ho deus

ezom

ezom ac hanoc'h ; ar c'hraç a c'houlennan digueneoc'h, eo mont da guerc'hat ar vantel en deus roet deoc'h an escop Atanaas, evit golei ma c'horf goude ma maro. Sant Anton goude bezà pocqnet d'he zaouarn, pere a voelc'has gant he zaelou, a zistroas d'he gouent, e pelec'h e lavaras d'he religiuset : N'edoun, siouas d'in! nemet ur pec'her, pehini a so indign da zouguen an hano a religius : guelet am eus ar profet Eli, guelet am eus sant Ian-Badezour en desert; ne lavaras quet davantaj, hac o quemeret mantel sant Atanaas, en em lacaas adarre en hent. Etretant sant Paul o veza deut da vervel, sant Anton er guelas o pignat en eê, e creis ur sclerijen gaer, gant un nombr bras a Ælet en dro dezan. Neuse en em strincas d'an douar, hac e lavaras en ur grial : Ah, va zad quer, perac em dileset-hu? Ha red oa d'in-me hoc'h anaout quen diveat, evit hu coll quen abred! Pa arruas er c'haveru e cavas corf ar sant var he zaoulin, he benn savet, hac he zaouarn astennet varzu an eê. Lacaat a reas dezà ar vantel en devoa digacet, ac a canas psalmou hervez custum an Ilis. Goude beza enterret ar c'horf santel, e quemeras ar sae en devoa great sant Paul a zeliou palmes, hac o veza distro d'ha gouent, ne vancas morse d'he guisca da vouelïou Pasq ha d'ar Pantecost.

**REFLEXION.**

Sant Paul, o tec'het araue ar bersecution, a gaf en desert he silvidiguez, he repos hac he berfection. O peguer guir eo penaus ar bersecution a so avantajus deomp, ha penaus ar re hor persecut, a ra deomp alies mui a vad eguet a zrouc!

*Eil reflexion.* Ar c'henta souj en devoa sant Paul ne voa quet chom bepret en desert, mes beza e voa an dessein ens a Zoue pehini a reas deza santout eno quement a zouceder, ma tisprisas a-neuse ar bed hac he blijaduresou. Ene christen, en amser ma teu Doue d'ho quervel, ha pa fell dezà ho tistaga dious ar bed, petra hoc'h ampech-hu na heuhet he inspiration? Rac petra hoc'h eushu aoun? Eprouvit ha tanvait peguen douç eo beza nll da Zoue. An difficulteou a zisparesso pa ho pezo commancet; ne gollot quet ho plijaduresou, mæs ho chenj a reot en ur joa puroc'h, douçoc'h ha santeloc'h.

*Ar c'huezecvet devez a viz Guenver.*

## SANT MARCEL, PAP HA MERZER.

AR sant-mâ en devoa ur vertu hac ur merit quer bras, ma voe choaset evit pap, goude ma voe bet merzeriet ar pap sant Marcellin.

Ober a eure reglamanchou caër evit gouarnamant an Ilis, hac evit remedia ous ar goall gustumou : ouspen-se e fountas er guær a Rom, pemp parres varn-uguent evit ur gommodite vrassoc'h d'ar bobl da asista en ofic divin, da receo ar sacramanchou ha da glevet comsou Doue.

An tirant Maxanç a fallas deza he goutraign da offri esens d'an doueou. Ar sant o veza be refuset gant ur gouraij digu aneza, an tiraut a reas he scourjea en ur fæçon cruel, hac er c'houdaonas da servija er marchossi public eus a Rom, o soujal pennaus ar maro ne voa quet evit ur poutif souveren un tourmant quer cris, evel tremen he vuez en ur stad quer poanius ha queu disprisabl.

Ar pap santel remet mevel marchossi abalamour d'he fidelite evit Jesus-Christ, a veule caut gueich an dez an hini eus a behini en em estime re eürus da imita ar soufrançou hac an humiliationou.

Ar gristenieu a zeue a bep lec'h evit guelet hac admira ho fastor santel, ho c'houraji a ree dre he exhortationou, ho ravissa dre he zouçder hac ho instrui dre he exemplou.

Nao miz a voa ma edo sant Marcel en ur stad quen truesus, pa gavas an dud a Ilis ar voyeu d'eu delivra ac hano, ha d'he gaç da dy un intanves vertuzus hanvet Lucina, pehini en recevas gant cals a joa ha cals a respet. An intanves santel-se, o velet an nombr bras a gristenien a zeue di da gaout sant Marcel, er pedas da cheuj he zy en un Ilis.

Quentre ma voe consacret an ilis nevez-se, ar pap santel a celebre bemdez ar mysteriou divin, hac a guemere ur sourci dreist-ordinal da instrui he bobl fidel, pehini a zirede di e foul. Maxanç, o veza bet avertisset eus ar pes a dremene, a zeuas dre he fulor ha dre he impiete da

ober ur marchossi eus an ilis-se, hac a gondaonas ar sant da finissa eno he vuez en ur miser ar brassa.

An enor da soufr evit Jesus-Christ a gargue sant Marcel a joa; mæs allas! profanation ar plac santel a voa evità un tourmant horribl; contraignet e voa couscoude d'he anduri; he oll gonsolation a oa gouele hi gant he zaëlou ar plaç-se pehini en devize desiret gallout purifia gant he oll voad.

Peguer goall-dretet bennac e voa ar pastor santel, na anconec hee quet he bobl, ober a re dre scrit ha dre liserou ar pes na elle quet ober dre he bresanç.

Uset erfin dre he labourou ha dre ar miser en devoa anduret, e achuas he vuez hac he verzerinti dre ur maro precius, er bloas 309.

REFLEXION.

Sant Marcel a bartajas ar guer a Rom e pemp parres varn-uguent. Intantion an Ilis eu ur sevel un infinite a ilisou parres dre ar bed oll christen, eo evit ma teui pephunan da assista en ofiç divin en he barres, da receo ar sacramanchou, ha da glevet eno comsou Doue. Meur a ræson hon oblij da assista peb-hini en he barres. Da guenta, en hoc'h ilis parres ez oc'h bet græt christen dre ar sacramant a vadiziant. D'an eil, en ho parres hoc'h eus guir da c'houlen ar sacramanchou, quen e iec het, quen e c'hlenvet. D'an drede, eno e quivit ar pastor lequeet gant Doue evit hoc'h instrui hac ho quelen. Mar d'è oblijet ho pastor d'ho instrui ha da zistribui deoc'h ar bara celestiel eus a gomsou Doue, ne d'oc'h-hu quet ive oblijet da zont d'he selaou? Mar deus un urs pe ur reglamant hennac da rei, embanno da ober; mar deus un devez iun hennac er sizun, pe vijel, penaus er gouiot-hu, ma n'edoc'h quet presant? D'ar bevare, en hoc'h ilis parres e tle dont un deiz ho corf da c'hourvez. Erfin, beza ez eus graçou particulier evit ar re a assist en ho ilis parres.

---

*Ar seitecvet devez a viz Guenver.*

SANT ANTON, ABAD.

AR sant-mà guinidic eus an Egypt, goude beza collet he dad hac he vam d'an oad a uguent vloas, a glevas

leun en Aviel ar c'homsou-mà, pere a lavaras hor Salver da un den pinvidic *Mar fell deoc'h beza parfet, eme, guerzit ar pes hoc'h eus, ha roit-en d'ar beaurien, ac ho pezo un tensor en ed.* Ar c'homsou-se en touchas, ha na douetas quet ne voa ar vouez a Zoue pehini a barlante outan. Guerza a reas hep dale he oll vadou, ha distribui ar bris d'ar beaurien.

Neuse en em zennas en un desert, e pelec'h e reas he oll bossibl evit imita quement hini en devoa remerquet oc'h excelli en ur vertu bennac. An drouc speret en em servijas a bep seurt moyennou evit clasq ober deza quitaat ar stad-se e pehini he cundue ur vouez celestiel : represanti a reas deza an danjerou da bere e voa exposet en desert, hac he denti a eure dre sonjesonou horribl a enep ar burete ; mæs he galon ho rejetas bepret ; hac evit an em greaat a-enep un adversour quen danjerus, e crezeas he binijennou. Divar neuse ne zebre mui nemet ur veich an dez, goude euz-beaul, ha ne guemere nemet bara ha dour gant un nebeut holen ; tremen a ree an noz casi-oll o pidi, hac evit guele n'en devoa nemet ur planquen.

Evit pellaat mui-oc'h-mui diouz ar bed, en em zennas var ur menez, hac e chommas eno uguent vloas en despet d'an oll finesseou ha d'an oll effort eus an droucsperejou.

Evel ne gave plijadur na contantamant e netra nemet en oræson ac er gontemplation, en devoa c'hoant bras da veza dianavezet gant ar bed, hac e quemere cals a sourci d'en em zerc'hel cuset ; couscoude ne disquese morse en divize poan ebet evit guelet an nombr bras a zud a zene d'he gavout var ar menez, ha ne ree quet a zifficulte da respont da guement a c'houlennent diganta ; hac evel ma voa he galon leun a garantez Doue, e ree souden antren ar memes carantez divin en ho c'halonou.

Ar brud eus an tad bras-mà eus an desert o veza eet en Afriq, en Itali, e Franç, ha casi dre ar bed-oll, e teuas ur foul a zud d'he gavout evit tremen ho buez dindan he zirection : ret voe sevel cals a gouenchou, hac e nebeutoc'h evit dec vloas, e voa meur a vil religius.

Sant Anton a laboure cals d'ho instrui ; ac e lavare dezo ispicial penaus, evit avanç er berfection, e voa ret son-

jal ha cridi emaer bemdez o commanç, ha penaus, petra-bennac a raemp, ne deus proportion ebet etre ar pes a reomp hac ar recompanç a brepar Doue deomp. Mar fell deoc'h trec'hi an droue-speret, a lavare c'hoas alies, pedit hac en em vortifiet hepret; bezit humbl, disfyet eus ac'hanoc'h hoc'h-unan, ha liquit ho fianç e Doue. Ar sant-mâ ne voa quet destinet epquen gant Doue evit instrui religiuset; choaset en devoa-en c'hoas evit convertissa an infidelet, evit trec'hi an heretiquet hac evit consoli ar verzerien.

O veza clevet e voa cunduet d'ar guær a Alexandru un niver bras a gristenien evit beza merzeriet, en em rentas eno evit ho assista er prisoniou, ha ne abandonas quet anezo quen ho devoa rentet da Zoue ar sacrifiç eus ho buez. Eno e convertissas un nombr bras a bayanet, ac he vrassa desir oa beza merzer he-unan.

D'an oad a hevar bloas ha cant e sortias eus he zesert, ac en em rentas c'hoas e Alexandru evit disput ous an heretiquet, da bere e serras ho guenou dre he zoca trin admirabl.

Erfin, oajet a bemp bloas ha cant, eus a bere en devoa tremenet pemp ha pevar-uguent er binijen ar vrassa, goude beza græt un exhortation d'he religiuset, e rentas he ene da Zoue gant ur joa vras merquet var he visaj, er bloas 356.

REFLEXION.

Mar d'eo bet tentet e quelhes fæçon ar sænt, goude beza renoncet d'ar bed, pell dious an occasionou, en desert, e creis ar rusta pinijen, penaus e allomp-ni en em gridi en assuranç e creis an danjerou? Pebes evez a lequeomp-ni evit en em diouall ous hon adversourien, a be seurt armou en em servijomp-ni evit en em difen outho? Mæa leveromp quent, peguement a zud so, pere en em daul a galon vad bac en ur fæcon intourdi, e creis an occasionou danjerussa? Pebes follentes! Ha soueset e tleont-hi beza mar d'int trec'het gant an dentation? Ha soueset e tleomp-ni beza mar deu quement a zud d'en em goll, ha quen nebeut d'en em savetei!

Mar fell d'imp eta beza eus a nombr bian ar re salvet, pellaomp dious an occasion, beillomp varnomp hon-unan, savomp hor c'halon varzu Doue e commancamant an

déntation, resistomp ous an drouc-speret, hac e tec'ho diouzomp. Lequeomp bepret hor fianç e Doue, mæs na fiziomp jamæs var hon ners hon-unan.

---

*An trivec'hvet devez a viz Guenver.*

## SANT PER, E GUENVER.

AR gouel-mà a so institutet e memor eus an deiz eûrus e pehini e plaças sant Per he gador episcopal er guær a Rom, hac e commaucas da exerci eno he fouctionou hac he labourou apostoliq.

Goude ma voe disquennet ar Speret-Santel var an ebestel, ha m'en devoa ho c'harguet eus he zonesonou, n'ho devoe mui quen souj nemet da heulia he inspirationou, d'en em acquita eus a deveriou eus ho mission, ha da gaç ar selerijen eus ar feiz dre ar bed oll.

Er partaj a voe græt eus ar bed etre an daouzec abostol, sant Per evel ar penn eus an ebestel ha viquel da Jesus-Christ, a voe destinet gant Doue evit ar guær a Rom, ar guær quenta ha principala eus ar bed.

An abostol bras-mà, goude beza douguet ar selerijen eus an Aviel e Judee, goude beza gouvernet epad seiz vloas an ilis a Antioch, goude beza prezeguet ar feiz e Galatii, e Cappadoç, en Asii hac e Bitinii, goude beza convertisset un infinite a boblion, ha græt un niver bras a viraclou, a zeuas var dro pemsec vloas goude maro hor Salver, da etablissa he zemeuranç e guær a Rom.

Evellen e falvesas da Zoue e teuje ar guær a Rom pehini a voa diaguent ar vestres eus an erreur, hac ar centre pe ar c'hreis eus ar superstitionou payen, da veza ar vestres eus ar viriouez, ar guær principal eus ar religion, ac ar vam gommun eus an oll ilison; evit ma teuje an oll nationou, an oll boblion da receo ar selerijen eus ar viriouez digant ar guær principal eus ar bed.

Couzervi a rêr c'hoas e Rom cador episcopal sant Per, pehini a c'honvernas an ilis er guær a Rom epad pemp bloas varn-ugoent, hac a gurunas eno he labourou apostoliq dre ur verzerinti glorius.

REFLEXION.

Bep bloas a celebrer ar memor eus an devez cûrus e pebini sant Per a blaças he gador episcopal e Rom, hac e pehini e commanças da exerci eno he fonctiouou hac he labourou apostoliq. Pep bloas e celebrer an dedy eus a pep ilis parres; dre ar memes ræson ac er memes intantion ez é en em oblijet ar pabet ac an esquibien, da celebri bep bloas gant un devotion ac ur ferveur special an devez ma z'int bet sacret. Ar c'honcilou a exhort ive ar veleyen da celebri gant cals a zevotion an deiz anniverser eus ho ordination, en ur redoubli en deiz-se ho actionou a c'braç da Zoue, en ur gonsideri gant mui a attantion ar santelez eus ho fonetionou, hac en ur ober mui a reflexion var an obligationon bras eus ho c'barg.

Dre ar memes ræson pep christen a dle celebri bep bloas an devez m'en deus bet an eur-vad da receo ar sacramant a vadiziant, o tremen an deiz-se gant mui a zevotion, o renonch ar bromesseon ho deus græt evitâ da Zoue he baëron hac he vaërones da renonç d'an droucsperet, d'he oll bompou ha d'he oll œuvrou, hac erfin evit en em ofr hac en em rei oll da Zoue. Sant Charles a ordrenas an devotion-mâ er c'huec'hvet concil a Vilan, hac a verq penaus sant Gregor a Naziancç a assur e voa an *usaj ancien* da celebri bep bloas an devez eus he va*diziant* dre pep seurt exerciçon devot, ha penaus e tlie an tadou ha mamou caont ar sourci da zigac sonj d'ho bugale eus an deiz-se, ha rei dezo an exempl eus a guement-se.

Mar d'omp oblijet da zrugarecat Doue eus he c'braçou, pebes actionou a c'braç ne dleomp-ni quet renti deza da veza hon recevet en Ilis hac en nombr eus he vugale dre ar sacramant a vadiziant? Evit he drugarecat eus ur faveur quer bras, leveromp bemdez gant mui a attantiou ha gant cals a anaoudeguez vad, ar c'homsou-mâ eus an adoration : *Me ho trugareca, va Doue, eus hac'h oll madelezou, d'am beza* EN ILIS RECEVET.

Douguen a reomp an hano a gristenien; mæs ha bevet hon eus-ni bete vremâ e guir gristenien? Ma n'hon eusen quet græt, consideromp petra a zleomp da ober evit repari hor faut, hac evit cundui ur vuez dign eus un hano quer santel.

*Oræson evit renoueh promesseou ar vadiziant.*

DReindet santel ac adorabl, Tad, Map ha Speret Glan, tri ferson en un Doue, ho trugarecât a reomp da veza hon recevet en Ilis hac en nombr eus ho pugale dre ar sacramant a vadiziant Ra zeui an oll sperejou eûrus, an oll sent ha sentezet eus an re hac ispicial hor patronet, d'en em unissa gueneomp evit hor sicour d'ho trugarecât eus a ur c'hraç quer bras.

Renoueh ha ratifia a reomp an angajamant santel hon eus contractet en ur fæçon quer solemnel en deiz eus hor badiziant. Renonç a reomp d'an dronc-speret, d'he zentationou ha d'he ali milliguet, renonç a reomp d'ar bed corrompet, d'he c'hloar ha d'he vaniteon, renonç a reomp d'ar c'hiq, d'he inclinationou direglet ha maleurus.

Christenien omp, o va Doue, dre ho craç; na bermetit quet e tisenorremp un hano quer santel Protesti a reomp penaus e fell deomp eus a vremâ betec hor maro, gant ar sicour eus ho crac, lacât hon oll gloar hac hon oll joa o viret ho lesen just ha santel, pehini a vezo da viquen evidomp ur sourcen a venediction hac a eûrusdet ·

---

*An naontecvet devez a viz Guenver.*

## SANT CANUT, ROUE HA MERZER.

SAnt Canut a voa map da Suenon, roue Danemark, pehini a reas he instrui gant mistri habil ha vertuzus. Ar prinç iouanc a brofitas quement eus an instructionou mad en devoa recevet, ma tremenas he iaouanctis en ur santelez admirabl.

Goude ma voe curunet roue, he guenta sourci a voe da lemel eus he rouantelez an disursou publiq, ha da lacât un urs caer etouez he sujidi, quen dre he ordrenanceou, quen dre he exempl.

Ar hobl eus an nord, pere a voa tud sauvaj hac infidel, o veza en em revoltet, e c'honneas ar victor varnezo, ha neuse e cassas di missionerien santel, pere a labouras gant cals a frouez evit ho c'honversion.

Gouda m'en devoa lequeet ar peoc'h en he oll stadou,

a reas sevel cals a ilisou hac a hospitalion. Ober a eure presant d'an Ilis a Roscilit eus he guruuen pehini a voa eus ur bris bras meurbet, en ur lavaret peuaus an traou precius a dlie quent servijout da orni ar plaçou consacret d'ar vajeste a Zoue, evit da gontanti vanite ar brincet.

He vodesti hac he respet dirac ar sacramant adorabl a ravisse peb-unan. He zevotion evit an Itron Varia a ree ma felle dezâ e vize celebret he gouehou gant solennite dre he oll rouantelez. Ouspen ar iuniou ordrenet gant an Ilis, e ree c'hoas cals a re-all; douguen a ree ur cilic rust dindan he habijou royal; en ur guer, pratica a ree quement a voa capabl d'he gundui e ber amser d'an huela poent a santelez.

Ar prinç-mà pehini en devoa bepret un desir ardant da brocuri gloar Doue hac avantaj an Ilis, o veza græt ordrenançou var ar sujet-se, tud maleurus hac impi a excitas ur revolt etonez ar bobl en he enep. Ar sant oc'h anaout em'edo var ar poent da anduri ar maro evit ar justiç, en em rentas e ilis sant Alban, merzer, evel er plaç eus he gombat; hac o veza recevet he sacramanchou, e recommandas he ene da Zoue. Souden goude e teuas di ur foul a bobl revoltet. Ar roue santel en em lequeas var treit an auter var he zaoulin; hac evel un oan innoçant pehini a iee da veza sacrifiet, e lavaras : *Offr a ran deoc'h gant joa, ô va Doue! ar pes a vuez a chom guené; mervel a ran evit souten ha difen hoc'h Ilis; recevit ar sacrifiç a ran deoc'h, ha grit dre ho craç ma teui un deiz an dud-mâ da gaout ur guir glac'har eus ho c'hrim, evit ma vezint pardonet gueneoc'h evel ma ho fardonan a greis va c'halon.* En ur lavaret ar c'homsou diveza-ma, e voe treuset gant birou pere a zenner varnezan eus a bep-tu. Mervel a eure er bloas 1087.

Ar pap Clemant decvet eus an hano-se, excitet dre an nombr bras a viraclou a arru bemdez dre intercession ar merzer santel-mâ, a ordrenas ober dre an Ilis universel an ofiç en he enor.

REFLEXION.

An devotion hac ar vortification eus ar roue-man o gondaono un deiz an indevotion hac al lachete eus a gals a gristenien. Ha recevet-mad e vezimp-ni da lavaret ne voa quet possibl ebars ar bed cundui ur vuez mortifiet,

hac en em acquits eus an oll deverion christen, pa vezo disqueset deomp ur sant Canut, ha quen lies a brincet santel, pere ho deus conservet ho innoçanç dre ar pratiq eus ar pinijennou brassa e creis ar bed ha var an trôn ? Beza ho devoa ar memes religion evel hon eus, mæs hac heuliã a reomp-ni ar memes Aviel ? O cundui ur vuez quen dishênvel diouz ho hini, esperout a ellomp-ni ar memes recompanç hac ar memes cörusdet ?

*Eil Reflexion.* Enorabl ha glorius co mervel evel sant Canut, evit ar feiz, hac evit difen ha souten caus an Ilis; hon bezet da viana ar gonsolation hac ar gloar da veva evel guir bugale d'an Ilis.

---

*An uguentvet devez a viz Guenver.*

## SANT SEBASTIEN, MERZER.

Sant Sebastien a voa guinidic eus a Narbonn e Languedoc. He zad hac he vam a guemeras ur sourci bras da rei dezâ un deseadurez caër ha d'he elevi hervez Doue. He furnez hac he gouraj, eme S. Ambroas, a reas souden he anaout e palæs an impalaer Diocletien, pehini her greas capiten eus he c'hardou.

An impalaer payen-se o veza dent da hersecuti ar gristenien, ar sant-mâ, petra-bennac m'en devoa un desir bras da soufr evit Jesus-Christ, ne reas quet coneceude da anaout e voa christen he-unan, evit caout ar voyen da sicour ar re-all epad ar herseecution; hac eu effet ne espernas nac he gredit nac he vadou, nac he boan evit ho souten hac ho soulaji.

Sourcus ha diffiant e voa da hisita ar prisonnion evit consoli ha couraji ar gristenien, ha dreist pep tra evit creaat ar re pere dre aoun rac an tourmanchou a voa sempl er feiz; ho accompagni a ree memes bete var ar chafaut var hebini e tlient mervel.

Daou vreur hanvet Marc ha Marcellien, o veza bet arretet ha condaonet d'ar maro, ho zad hac ho mam, pere a voa c'hoas payanet en em strincas da dreid ar barner, hac a obtenas dre ho fedennou hac ho daelou ma vise reculet evit ur miz execution ar setanç, dre ma pro-

mettent ober d'ho daou vap sacrifia d'an doueou dindan an amser-se. Ober a resont en effet bo fossibl evit quement-se ; mæs sant Sebastien pehini a visite alies an daou vreur-se, o remercout e commancent beza tenereet dre an daelou eus ho c'herent, a reas quement ma ho c'hreas er feiz; hac ouspen-se e convertissas ho zad, ho mam, ar harner ha pevar prisonnier ha tri-uguent. Ar barner-se en devoa cals a esclavet da bere e roas ho liberte goude ma ho devoe recevet oll ar vadiziant. he famill en em gonvertissas ive sonden goude-se. An daou vreur Marc ha Marcellien hac ho zad gant cals a re-all a anduras ar verzerinti gant ur gourage vras.

Rapportet voe erfin d'an impalaer penaus e voe Sebastien a ree d'ar hayanet renonç d'an doueou, hac a vire ous ar gristenien n'ho adorsent. An tirant-se, dre he goler, a ordrenas var an heur he staga ous trenjen ur vezen, hac he laza a dennou bir. Goude m'en devoa recevet meur a daul, ar vourrevien en lessas, o sonjal e voa maro. Un intâves santel, hanvet Ireen, a reas en noz evit sebelia ar c'horf; mæs soueset bras e voe oc'h he gaout beo; neuse e reas he zouguen secretamant d'he zy, hac a pansas he c'houliou.

Querquent a ma en em gavas pare, en em bresantas a nevez dirac an impalaer, hac e lavaras deza. *O Prinç, ha possibl eo en em lessac'h bepret da veza tromplet dre ar raportou faus a rér deoc'h eus ar gristenien? Gouezit penaus pell diouz beza adversourien d'ho rouantelez, n'hoc'h eus quet a sujidi fideloc'h evit ho.*

Diocletien estonet o velet hac o clevet parlant un den pehini a grede maro hervez m'en doa ordrenet, a lavaras : *Ha te ve a-se, Sebastien? Me ma-unan eo*, emezan : *Jesus-Christ va Salver en deus conservet d'in ar vuez evit dont da rei un testeni publiq eus an injustiç a gommetter o persecuti ar gristenien.*

Diocletien a behini ar galon a voa caledet, a roas neuse urs ma vize scourjeet quen a zeuse da vervel. Evellen e varvas an difennour courajus-mâ eus ar feiz, er bloas 286.

### REFLEXION.

Sant Sebastien, goude beza bet he gorf toullet oll gant birou, ha beza achapet eus ar maro, a glasças c'hoas an occasion da vervel evit Jesus-Christ. Ruziomp gant mez o

velet ar sænt o clasq ar soufrançou, elec'h ma tec'homp hon-unan dious an occasionou pere en em bresant da soufr un dra bennac evit Doue.

Ar sænt ho deus clasquet hep seurt merzerintiou, hac ar re gruela memes; mæs penaus e andurremp-ni ar biana merzerinti, ni pere ne ellomp quet soufr un taul epquen, nac un injur, na memes ur goms, mar he un dra-bennac rust; sonjal a ellomp-ni e vezo roet ar harados e donæson hac evit neira deomp-ni pec'herien, endra ma'z ê coustet quement d'ar sænt? Ar barados a so ur recompans; ret eo eta he c'hounit dre an œuvrou mad, dre ar hoan, dre ar soufrançou.

---

*An unan-varn-uguent a viz Guenver.*

## SANTES AIGNES, GUERC'HES HA MERZERES.

SAntes Aignes a voa ganidic eus a Rom. He c'herent nobl, pinvidic ha leun a vertu, o velet he inclination vad, a guemeras mui a-se a sourci d'he elevi santelamant. An exercaçou a zevotion a voa an oll divertissamant a guemere en he iaouanctis. Iaouanc e voa a oad, mæs he inclinationou hac he santimanchou a sante eus a un oad partet. He c'harantez evit Jesus-Christ ac he devotion special evit an Itron Varia, Rouanes ar guerc'heset, a reas dezi d'an oad a zaousec vloas en em angaji dre veu, da chom hepret guerc'hes

N'he devoa nemet trisec vloas pa e'hoantaas Procop, map d'ar gonerneur eus a Rom, he c'haout evit pried. Oher a eure caç dezi ur presant caër en intantion-se. Aignes o veza refuset ar presant, Procop a zenas he-unan betec enni, hac a reas he oll bossibl, dre ar bromesseou caera, evit caout he assant; mæs he revus a reas gant ar memes couraij ma e devoa revoset he bresant. Procop goude ar revus-se a guemeras quement a velconi ma coucas clan. He dad en em servijas neuse eus he autorite, evit ober dezi rei he c'honsantamant. O veza græt he c'hlasq, e lavaras dezi: *Gouzout a rit ar pes am obliy d'ho clasq: ma map en deus un desir bras d'ho caout, ha ne gredan quet e allac'h pretandi caëroc'h fortun.* Aignes pehini e devoa ur furnes dreist he oad, a respontas gant

modesti : *Anaoui a ran parfet an enor a rer d'in da sonjal enon, mæs en em brometet oun dija.* Evel ma voe poursuet da ziscleria da bion, e lavaras : *Ur pried eo an nopla hac ar puissanta. Evit guir he vadou ne d'int quet eus ar bed-ma, mæs ne d'int nemet precıussoc'h a-se; caëroc'h eo evit an heaul, ha seul-vui er c'haran, seul-vui ez oun chast; seul-vui er briatan, seul-vui ez oun pur; seul-vui en touchan, seul-vui ez oun guerc'hes.*

Ar gouerneur o velet ne alle quet dont a benn anezi dre gaër, a esseas he spounta : *Ret eo, emesan, adori an doueou, pe vervel er brassa tourmanchou; ne rôan deoc'h nemet un derez da ober ho sonj, ha mar em c'hredet, ne revusit quet an ofr a ran deoc'h eus va map.*

*Autrou*, eme Aignes, *n'em eus quet ezom a gueit amser; ma resolution a so dija quemeret : disclerıa a ran n'em bezo birviquen pried-all nemet Jesus-Christ, evel ne adorin biquen doue-all nemet ar C'hrouer souveren eus an eë hac an douar: evit fæt an tourmanchou, n'ho doujan quet; mar em eus c'hoas un desir bennac, ez eo da receo ar gurunen a verzerinti gant an kini a verc'hes; ha peguer iaouanc bennac ez oun, em bezo ners avoalc'h, gant graç va Salver, evit soufr ha mervel evit he garantez.*

Ur respont quer fur ne viras quet na ordrenas ar gouerneur he c'harga a chadennou, hac oher he c'haç d'an templ eus ar fals doueou; mæs quement-se ne servijas nemet evit ober dezi ober profession eus ar feiz Jesus-Christ e presanç ur brassoc'h pobl.

Pa velas ar gouerneur e voa mutil quement en devoa græt, e reas un diveza effort evit dont a benn anezi, o consideri peguement e care Aignes ar burete, e soujas penaus, oc'h he gourdrous da ober dezi coll he enor, e teusje d'he spounta mui evit dre fæçon all ebet; lavaret a cure'ta dezi : *Choasit, ma merc'h, pe da zimisi da Brocop, pe da veza disenorët en ur plaç infam.*

*Ma oll fianç*, eme ar santes, *a so e Jesus-Christ, puissant avoalc'h eo evit va difen; ha ve e car vurete he servijerien, evit soufr e ve lamet digant-ho un tensor pekini a zeu digantan, ha pekini a gonserv he-unan.*

Ar gouerneur trec'het dre ar gouraj eus ur verc'h quer iaouanc, a antreas e furor, hac a reas he c'hass d'ar plac infam; mæs Doue pehini ne abandon morse ar re a laca ho fianç ennan, a bermetas ma voe remerquet en he c'hi-

chen ur sclerijen gaër, pehini a spountas ar re a falle dezo he insulti.

Ministret an idolou a vrudas e tonez ar bayanet e voa Aignes ur sorceres; hac importuni a resont quement ar barner, ma e c'hondaonas da veza devet e beo. Mæs an tan a respetas he c'horf : hac evel an tri den iaonanc e fornez Babyloon, e santas ur frescadurez douç e creis ar flammou. Ar barner obstinet bepret a ordrenas he zreusi gant ur c'hleze.

Ar bourreô ne grede tostât ont-hi nemet en ur grena, mæs Aignes he c'hourajas da executi an urs en devoa recevet : *Hastit*, emezi, *da zistruja ar c'horf-mâ, pehini en deus bet ar malheur da blijout da zaoulagad all, ouspen da re va fried divin, pehini epquen em eus caret bepret.* Hac o sevel he daoulagat etrese an cê : *Recevit*, emesi, *ô va Salver, un ene pehini e deus coustet quement deoc'h, ha da behini hoc'h eus roet quement a vercou eus ho carantez.* En ur achui ar c'homsou-mâ, e recevas an taul eus ar maro, er bloas 304, d'an oad a drisec vloas.

REFLEXION.

Santes Aignes d'an oad a zaousec vloas a gonsacras da Jesus he c'halon hac he c'horf dre ar veu a chastete. O peguen dign eo da veza caret ar pried e deus-hi choaset! Peguer caër ef-en! peguer puissant! Peguement a garantez n'en deus en quet evit-hi! En em roit oll dezâ, hac e santot an effejou douç eus he garantez. O Jesus, pried divin hon eneou! ma vec'h anaveset gant an dud, e teufent d'ho caret, ha da zisprisout an oll guenet eus ar grouadurien, evit ho possedi e houi epqnen.

*Eil reflexion.* Peguer mad ha peguen avantajus è caret ar burete adalec ar iaonanctis! Peguen agreabl eo ar vertumâ da Zoue! Peguement a c'hraçon a zeu-hi da denna var ar re he fossed! Mar hoc'h eus-hi conservet, ene christen, meulit Doue, ha continuit da ober hoc'h oll bossibl evit miret un tensor quer precius. Mar hoc'h eus bet ar malheur d'he c'holl, na dalet qnet ha na neglijit netra evit he repari dre ar binijen. Dent da imita quent buez an Ælez dre ar burete, eguet buez al loënet dre plijaduresou brutal. En em adressit d'ar santes-mâ, d'ar sænt, d'an Ælez, hac ispicial d'an Itron Varia, evit obteni ar burete a gorf, a galon hac a speret.

*An daou varn-uguent a viz Guenver.*

## SANT VINÇANT, MERZER.

SAnt Vincant, gunidic eus a Spaign, en devoa an avantaij da veza instruet gant an escop santel Valer. Ar prelat-se bo consideri squiant ha vertu he zisquibl, er greas diacr eus he ilis, hac her c'hargas da brezeg an Aviel.

Vinçant en em applicas gant ferveur da instrui ar bobl; *inspira* a reas an devotion d'ar re fidel, hac e convertisse *d'ar* feiz un nombr bras eus ar bayanet.

Ar brud anezan o veza eet bete ar gouerneur eus a Arragòn, pehini a bersecute ar gristenien dre urs an impalaer, ar gouerneur-se a roas urs d'he arreti, ha d'he gundui d'ar guær a Valanç carguet a chadennon, oc'h esperout penaus ar fatig eus an hent, hac ar goall-dretamant en devoa ordrenet ober dezà, a rase dezan coll couraij. Pa voe arru e Valanç, ar gouerneur a ordrenas dezà offr esenç d'an doueon eus ar rouantelez, pe en em brepari da vervel; ar sant a respoutas : *N'edoun quet spountet evit elevet ma gourdrous eus ar maro, ar brassa enor a ouffen da receo, hac an douça plijadur a ouffen da santout, eo mervel evit ar feiz; hac e credan hoc'h assuri e squissot quent oc'h ma zourmanti, evit na squisin o soufr evit gloar Jesus-Christ.*

Ar gouerneur, droue-contant eus he respont, a ordrenas he dourmanti dre ar c'bruela suppliçou. Astennet e voe var ur c'hrill, gant un tan bras dindannan; mæs an Autrou Doue evit disquez penaus e voar, pa blij gantà, donçaat ar poaniou a soufrer en he servij, a roas dezà ar c'hraç da anduri an tourmant horribl-se gant couraij ha gant joa. Vinçant a chomme var he c'hrill, hep flach, he zaoulagad savet etrese an eè, ha gant un ær gontant. An oll a voa soueset o velet an ners miraclus eus ar sant; ar bayanet memes a publie ar mirael. Ar brud-se a oblijas an tirant da ober he douguen d'ar prison, e pelec'h e reas he asten var tamou podou torret, en ur difen rei dezan tra ebet na da zibri na da eva. Mæs Doue n'en abandonas quet quen nebeut en occasion-mà, carga a reas eus a ur gonsolation sansibl ha douç meurbet he

servijer fidel, pehini ne ehane oc'h he drugarecaat eus he vadeles en he andret, oc'h he venli hac he c'hlorifia.

Ar gouerneur informet eus a guement-se, a ordrenas, ne ouser quet e pe intantion, lacaat ar sant var ur guele mad, ha rei dezan quement a c'houlense. Querquent a ma voe lequeet var ar guele-se, evel pa vize bet ar soulajamant-se ar brassa eus an oll dourmanchon evitan, e varvas hac ez eas da receo en eê ar gurunen dleet d'he victoriou, er bloas 303, d'an oad a zaou vloas varn-nguent.

Childebert roue a Franç, goude beza assiejet ha quemeret ar guær a Saragoç er bloas 542, na guemeras netra eus a guær, nemet ar stol a behini e voa en em servijet an diacr santel-mà, hac e roas da sant Germen, escop eus a Baris. He c'honservi a reer c'hoas e ilis sant Germen.

REFLEXION.

Petra n'ho deus quet souffret ar sænt er bed-mà! Gant pebes patiantet ho deus-hi souffret! Gant pe seurt couraij! Gant pebes joa! Na sonjomp quet arruout en eê nemet dre ar memes heut eus ar souffronçou.

Ne ellomp quet er bed-mà en em exanti da soufr: beza hon eus ur c'horf hac un ene, pere a rei deomp un infinite a occasionou da bratica ar batiantet, hor c'horf, dre he infirmiteou; hon ene, dre he ignoranç ha dre he goall inclinationou.

Ouspen-se, e calite a bec'herien e tleomp anduri, ha lavaret gant sant Augustin: Ma funissit er bed-mà, ô va Doue, n'am espernit quet; ma c'hastiit evit ma c'hrimou, ha n'am punissit quet er bed-all.

---

*An trede varn-uguent a viz Guenver.*

SANT REMON, PENAFOR.

An sant-mà, ganet e Cataloign, en devoa ur squiant quer bras ha quen excellant, ma voe choaset evit rejanti e menr a blaç.

Escop Barceloon, o veza clevet coms eus he verit rar, er greas chaloni; an oll a admiras souden he humilite, he garantez evit ar beaurien, hac he ferveur epad an offiç divin. Goude

Goude besa græt ur fondation gaër e ilis Barceloon evit ma vize celebret gant ur solennite vras gouel Annonciation an Itron Varia, en em rentas religius eus a urs sant Dominiq, hac eno e composas al lèvr caër e pehini e expliq hac e resolv en ur fæçon admirabl ar c'hasiou a goustianç.

Doue her choasas evit contribui da founta urs Redamtion ar Gaptivet. Ar vision admirabl he devoe en ur memes nozvez sant Per Nolasq, ar roue eus a Arragon hac ar sant-má, a reas dezo en em unissa ho zri evit institui un urs quer caër ha quen avantajus evit an Ilis. Sant Per Nolasq a voe ar penn, ar roue a Arragon a voe ar souten, ha sant Remon a gunduas dre he avisou fur ha prudant un affer quer bras.

Ar pap Gregor naovet, informet eus he vertu hac eus he zoctrin, her galvas da zonet da Rom. He ober a eure he chapalan; he choas a eure evit he gonfessour, hac he garga da zastum en ul levr an oll ordrenançou ha decrejou eus ar c'honcilou hac eus ar pabet a voa bet beteneuse. He studi hac he occupationou hras ne virent quet na observe bepret an oll reglennou eus he urs. Ar pap a offras dezá un arc'hescopti; mæs he humilite a reas dezan revus un dignite quer bras, hac he preferas distrei d'he gouent, e peleoc'h e vevas evel ur religius simpl, oc'h en em gonsideri evel an diveza eus he vreudeur. *Prezec* a eure gant cals a fatig d'ar Morianet ha d'an Iusevien pere a voa e rouantelez Spaign, hac e convertissas e nebeut amser ouspen dec mil anezo.

Celebri a rec ar sacrifiç eus an oferen gant un devotion quen ardant ha quen edifiant, ma lavare pep-unan e convertisse quement a dud en ur celebri ar sacrifiç santel, ha ma rec dre an uers eus he bredicationou.

En amser ma edó e Majorq, e avertissas ar roue da lacaat urs en un dra important bras. Ar roue pehini a rec cals a istim anezan, ac a falle dezá e chomse gantá eno, a brometas her grase; mæs evel ma neghje he ober, ar sant en em resolvas d'en em retira d'he gouent a Varceloon, etre pehini ha Majorq ez eus teir leo vor hac antercant. En em bresanti a reas evit ambarqui, mæs lavaret voe dezá en devoa difennet ar roue he dremen. Ar sant, leun a fianç e Doue, o veza græt sign ar groas, a ledas he vantel var an dour, en em lequeas var he vantel, ha

D

dre voyen un avel cûrus e voe rentet e c'huec'h heur amser en he gouent. Ur miracl quer brás ha guelet gant quement a dud, a voe sonden raportet d'ar roue, var speret pehini a reas quement a impression, ma lacaas urs neuse souden er pea en devoa prometet d'ar sant.

Erfin er bloaz 1275, sant Remon, oajet a naontec vloaz ha pevar-uguent ha pevar miz, ha carguet a veritou, a varvas quer santelamant evel m'en devoa bevet.

REFLEXION.

Sant Remon enoret, desiret ha clasqnet gant ar pap ha gant ar roue, ha galvet evit beza arc'hescop, a brefer da guement-se oll beza religius simpl en he gouent. Exempl caer pehini a gondaono ambition an dud pere ne gousderont quet penaus ne deus netra douçoc'h evit servija Doue en he stad hac en he gondition, hep clasq en em hnelaat dreist ar re-all.

*Eil reflexion.* Ar sant-mâ a reas ur fondation evit ma vize celebret gant ur solennite vras gouel Annonciation ar Verc'hes glorius Vari. Disquit da celebri he goueliou gant ur gur devotion, da inspira ar memes devotion d'ar re-all, ha da gontribui hervez ho moyen da orni he ilisou ac he anteriou.

---

*Ar pevare varn-uguent a viz Guenver.*

SANT TIMOTHEE, ESCOP HA MERZER.

Sant Timothee a voa guinidic eus a Listr en Asi. He dad a voa payen, mæs he vam, pehini a voa eus em rentet christenes er c'henta hesich a reas an abostol sant Paul er c'hartier-se evit prezeg an Aviel, a guemeras eala a souren d'he elevi ervad, d'he instrui eus a visteriou ar feiz hac eus al lesen Doue. Timothee pa voe deut en oad d'en em applica d'ar studi, a brofitas quement eus an instructionou a voe roet dezâ, ma en em rentas habil meurbet, ha ma voe admiret gant an oll he squiant hac he vertu.

Sant Paul, o veza distroet da Listr, her choasas evit compaignun eus he labourou apostoliq. Mont a reas gant

an abostol bras-se da Vacedouân, hac he sicour a reas cals da ober ar c'honversionou burzudus a reas eno. Sant Paul, o veza bet informet penans e voa goall-dretet ar gristenien e Thessaloniq, a gassas di he zisquibl Timothee, evit ho c'houraji, ho c'hreaat er feiz, ac ho frepari d'ar berseeution da behini e voant exposet.

Goude m'en devoa en em acquitet ervad eus a guement en devoa recommandet dezâ an abostol santel, e tistroas d'he gavout da Gorinth; hac he accompagni a cure eu oll beachou a reas en Asu, en Acau, e Greç, a Palestin, e Jerusalem hac e Rom, o partaji bepret gantâ ar fatig hac ar poaniou a andure evit Jesus-Christ. Sant Paul her c'hassas eus a Rom da visita ar gristenien a meur a blac, hac e peb lec'h e reas ur mad infinit.

Mont a resont erfin ho daou assambles d'ar guær a Efees. Sant Paul o velet an necessite e devoa ar guær vras-se eus a ur pastor mad, a lesas eno Timothea evit gouarn an ilis-se e calite a escop, hac a hartias he-unan evit mont da Vacedouân.

An escop santel a guemeras ur sourci dreist-ordinal eus he bobl, hac a labouras gant cals a fatig evit instrui an infidelet a edo c'hoas er guær a Efees. He zél ardant a brocuras sonden dezâ ar gurunen a verzerinti; rac un devez ar bayanet, evit ober enor da unan eus ho divinitéou faus, o veza en em lequeet da redec dre guær, en ur ober *cals a zisura*, ar pastor santel a representas dezo ho impiete, hac ar grevusdet eus an drouc a rent, an dud barbar-se a guemeras ur goler quer bras outan, ma teusont d'he stleja dre guær, ha d'he assommi a dauliou haz hac a daulion mein, ar gristenien en tennas digant-ho hanter-varo : he zouguen a resont en ur plaç a dôst, e pelec'h e varvas nebeut amser goude-se. He verzerinti a erruas er bloas seitec ha pevar-uguent goude donediguez hor Salver.

REFLEXION.

Pebes mad ne ra quet ur vam christenes, pehini e deus sourci da elevi he c'hrouadur bervez Done? Eus an descadurès vad pe fall a recever er iaouanctis, e tepand ar rest eus ar vuez; ar c'henta impressionou var ur galon iaouanc a bad peurvuia epad ar vuez-oll.

Timothee a voa map da un tad payen, mæs he vam a voa christenes. Ur malheur bras eo evit bugale, pa ve

direglet pa ho zad pe ho mam; cousecoude an hini anezo ho daou en deus doujanç Doue, a eli hac a dle neuse dalout elec'h eguile, ha suplei dre ur sourci hac un attantion vrassoc'h var ar vugale.

Peguement a vugale indevot hac impi memes a veler pere a so ur groas pouner ha c'houero meurbet evit ho c'herent, hac a vize bet ho gloar hac ho c'honsolation ma vizent bet instruet, quelennet, corrijet abred, ha ma n'ho devize guelet gant ho c'herent nemet exemplou mad? Pebes rebechou cruel na rai quet epad an oll eternite bugale daounet d'ho zad ha d'ho mam, defaut n'ho deus roet dezo un descadurez santel ac exempl vad?

---

*Ar pempet varn-uguent a viz Guenver.*

## CONVERSION SANT PAUL, ABOSTOL.

EN em gonvertissit, eneou infidel; en em gonsolit, pec'herien, en em rejouissit, eneou just, o consideri conversiou admirabl sant Paul, pehini, goude beza bet un adversour bras d'ar religion gristen hac ur persecuteur cruel eus an Ilis, en deus chenjet eu hevelep façon, ma'z è deut dre c'hraç ha dre visericord an Autrou Doue, da veza ar souten hac un doctor bras eus an Ilis, hac unan eus ar brassa ebestel.

Ar sant-må hanvet Saul abars he gooversion, guinidic eus ar guær a Dars, eus a dribu Benjamin, ganet ha maguet e religion ar Iuzevien, a guemeras ur gassoni estram ous ar gristenien, hac en em lacas d'ho fersecuti. Autren a ree en tyer evit en em sesia a guement a gave anezo, ober a ree ho frisounia hac ho c'harga a chadennou.

O veza clevet penaus e cresque bemdez an nombr' eus ar gristenien er guær a Damas, e partias evit mont d'ho arreti ha d'ho digaç prisounerien da Jerusalem. Pa voe arru tôst da guær, e savas en un taol ur sclerder vras en dro dezâ, hac e clevas ur vouez pehini a lavare : *Saul, Saul, perac em persecutes-te?* Sesiet e voe gant spont, ac en ur goueza var an douar, e lavaras . *Piou oc'h-hu, Autrou?* Quer buan goude e clevas ar c'homsou-må . Beza ez oun Jesus pehini a hersecutes; neuse e lavaras eu ur

grena : Autrou, petra a hlij guenoc'h-hu[illegible] raen-me? Savit, eme hor Salver, hac antreit e qu[illegible] euo a vezo lavaret deoc'h petra a rencot ober. Sevel [illegible]eure, mæs ne vele banne, petra-bennac ma voa digor he zaoulagat, ha ret voe d'an dud a voa eu he gompagnunes, he rên dre an dorn bete ar guær a Damas, e pelec'h e chomas tri devez hep guelet, hep dibri nac eva.

Jesus-Christ, a apparissas en ur vision da Ananii, ac a ordrenas dezâ mont da glasq Saul eus ar guær a Dars, pehini a voa e ty Jud oc'h ober oræson : ut, emezan, rac choaset em eus-en evit prezec va hano dirac an nationou eus ar bed, dirac ar rouane eus an douar ha dirac ar bobl a Israël, ha me a raï dezan anaout peguement e renco soufr evit va hano.

Anani o veza eet d'he gavont, a lavaras en ur asten he zaou-zorn varnezan : Saul, va breur, Jesus Salver ar bed, pehini en deus apparisset deoc'h eu hent, en deus va digacet amâ evit renta deoc'h ar guelet, hac evit ma recefot ar Speret-Santel. Er memes instant e couesas eus ha zaoulagat evel scant, hac e reconras ar guelet. Sevel a reas leun a joa, leun a admirationu, hac a santimanchou a anaoudeguez-vad. Anani, goude beza discleriet dezâ abers Doue ar pes en devoa da ober, her badezas, hac er memes amser ar Speret-Santel her c'hargas eus he zonesonon. Goude m'ho devoa trugarequeet Doue ho daou, sant Paul a gommançás dibri, he ners a zeuas deza, hac e chomas un nebeut amser gant ar gristenien er guær a Damas. Abars sortial ac'hano, e prezegas e publiq penaus Jesus-Christ, pehini en devoa maleurusamant persecutet a-ziaguent, a voa ar Messu, Map eternel da Zoue. Quement hini her c'hleve a voa soueset bras, hac a lavare : Ha ne d'eo quet an den-mâ Saul eus ar guær a Dars, pehini a berseeute ar gristenien, hac a so deut amâ evit ho c'hac prisonnerien da Jerusalem?

Ar Iusevien pere a edo er guær a Damas, a glasque an occasion d'he laza; ober a resont memes divoall noz-deiz dorion quær, gant aoun na sortisse; mæs ar gristenien en disquennas un nozvez en ur paner divar ar vur Neuse en em rentas e Jerusalem, e pelec'h e prezegas gant ar memes ners hac ar memes couraj Jesus-Christ hac he Aviel.

An abostol bras-mâ, goude beza labouret evit conversion

un infinite a dud, goude beza preseguet ha plantet ar feiz en un nombr bras a garteriou eus ar bed, goude beza sclereet an Ilis dre he zoctrin ha dre he scridou celestiel, a zeuas erfin d'he cimanti dre he voad pehini a semllas evit gloar Jesus-Christ.

*Chetu amâ darn eus he vaximou spirituel.*

*Ar guenta.* Ar re a fell dezo heva santelamant e servij Jesus-Christ, a soufro persecution er bed-mâ.

*An eil.* N'hon eus digacet netra gueneomp pa zeuomp er bed; certen eo penaus ne gacimp ive netra gueneomp pa sortimp anezâ.

*An drede.* En em gontantomp da gaout peadra d'en em vaga ha d'en em visca.

*Ar bevare.* Ar re a glasq beza pinvidic, a gouez facilamant e ronejon an drouc aperet.

*Ar bempvet.* An hini en em istim un dra bennac, o veza dallet gant ar vanite, en em drompl he-unan, hac a ra da anaout ne d'è netra.

*Ar c'huec'hvet.* Ra zeui peb-unan da ober reflexion var ar pes a dremen en he interieur, ha da examina an intantion en deus, hac ar fin en em bropos en he actionou.

*Ar seizvet.* En eost ne zestumer nemet ar seurt id a vebet hadet: evelse an nep a ra actionou fall, ne gavo nemet corruption hac ar maro; hac an nep a ra actionou mad, a gavo ur vuez hep fin.

REFLEXION.

Amâ eo e teu ar vadelez a Zoue da driomfa ens a vahe calon an den, pa zeu da choas ur persecuteur eus he Ilis evit ober anezâ un abostol. Disquit dre guementmâ, pec'her, penaus ne dleit quet diseaperi eus a vadelez hac eus a visericord un Doue. N'ema oc'h quet pelloc'h dious Doue evit ma'z è bet sant Paul; ha Doue a ell, pa hljo gantâ, ho chenj evel m en deus he chenjet.

Admiromp an ners hac ar hussanç eus ar c'hraç, pehini a ell en ur moment ober ur chenjamant quer caer; mæs na esperomp quet e rei Doue ar chenjamant-se hep hor c'honsantamant. Perac her refuset-hu eta, pec'her? Parac e resistet-hu d'ar vouez a Zoue, pa zeu d'ho quervel? Peguen alies a veich n'en deus-en quet criet deoc'h dre ar vouez interieur ens ho coustianç, ha dre mouez ar bredicatoret, *perac em persecutes-te?* Petra vir ouzoc'h

na livirit prest ha pront evel sant Paul : Chetu me amâ, Salver ; petra a bliĵ gueneoc'h-hu a raën-me ? Ha goudese da gavout Anani, da lavaret eo, ur c'honfessour-mad, discargait ho coustianç, livirit dezâ ho poan ae hoc'h ambaras ; disquez a rai deoc'h abers Doue ar guir hent eus ar silvidiguez.

---

*Ar c'huec'hvet varn-uguent a viz Guenver.*

## SANT POLYCARP, ESCOP HA MERZER.

AR sant-mâ en devoe an eûr vad d'en em antreteni gant cals eus ar re ho devoa guelet Jesus-Christ var an douar, ha da veza instruet gant sant Ian Evangelist. En ur scol quer mad, gant an dispositionou excellant a aperet hac a galon pere en devoa, e profitas meurbet.

Sant Ian pehini a voa carguet eus a sonrci an oll ilisou ens an Asii, her sacras escop eus a Smirn.

Sant Ignaç eus a Antioch o veza het condaounet d'ar maro ha cundnet da Rom evit heza devoret gant al loënet, abalamour d'ar feiz, en devoe ar gonsolation da dremen dre Smirn, ha da velet sant Polycarp abars mervel. Ur joa vras en devoe o velet an urs caer hac an devotion a voa etouez ar bobl eus a Smirn, hac e veulas an Antrou Doue da veza roet dezo ur pastor quer fur ha quen santel. Ho daou a voant bet disquibien sant Ian, ac abone an amser-se ho devoa conservet ur garantez particulier an eil evit eguile.

E commançamant ar c'huec'hvet persecution ho devoa ar gristenien da soufr abers ar hayanet, Doue a reaa da anaout da sant Polycarp penaus e the hep dale sonfr evit he c'hloar; en nozvez varlerc'h e tigouezas ur vanden archerien da doul he zor. Ar sant pehini a voa oc'h ober oræson, o clevet an trous, en em offras da Zoue hac her pedas da receo ar sacrifiç a re dezâ eus he vuez ; ha leun a joa en em bresantas he-unan dirac an archerien, ho fidi a enre da antren, hac e roas dezo da zibri. Soueset e voant, hac e santent enno ho-unan ur respet bras evit an escop quer carantezus ha quer respetabl dre he oad. Couscoude ret oue dezo en em acquita eus ho c'hommission, petrabennac m'her greent gant queuz. Partia a eure ganto,

pressutet a voe dirac ar barner, pehini a lavaras dezâ e renqse blasfemi an hano a Jesus-Christ en ur renonç dezan, pe soufr an tourmanchou da here e lec d'he gondaoni. Ar sant a respontas : *C'huec'h vloas ha pevar-uguent so aba ma servijan Jesus-Christ, n'en deus græt d'in nemet mad, ha bepret e recevan graçou nevez digantan; penaus e ouffen-me blasfemi an hini en deus roet d'in ar vuez? Va C'hrouer eo, va Salver ha va Zad; va Doue eo, da behini e tlean bep seurt respet ha va oll garantez.*

Ur respont quer fur ha quer santel a veritas dezâ ar gurunen a verzerinti. He varo precius a erruas a tro c'huec'h-uguent vloas goude donediguez hor Salver.

Ar rouantelez a Franç en deus hepret consideret ar santmâ evel unan eus he ebestel, pa'z ê dleour dezâ eus a sant Irenee escop a Lyon, eus a sant Benign, escop a Langr, sant Andoch, sant Tyra, sant Andeool, pere a so bet oll disquibien sant Polycarp, hac ho deus prezeguet deomp an Aviel.

## REFLEXION.

Penaus a ouffen-me blasfemi an hano santel a Zoue, a respontas sant Polycarp d'an tyrant? O comsou caer ha dign da veza remerquet! Mæs pet den so, siouas! ha a zalc'h ul langaj tout-a-fet control, pere a lavar ne ellont quet en em viret na zeuent da douet Doue, d'he vlasfemi dre ho jarneou, sacreou, mallosiou, hac un infinite a gomsou-all milliguet!

Beza ez eus tud pere a gred ez int direhoch, var digarez e leverront a seurt comsou-se hep sonjal e drouc, alies memes hep sonj. Mæs, va breur, sonjal a dleit er pes a livirit, et tleit lacat evez, oblijet oc'h da ober hoc'h oll bossibl evit chenj ar goall accustumanç-se, ha faut deoc'h d'he ober, ez oc'h ur pec'her bras. Gant guirionez, ac un excus recevabl e vezo dirac Doue, lavaret ho pezo he outrajet dre accustumanç?

Renoncit eta eus a vremâ d'ar c'hustum fall-se, ha grit ur binijen bennac quellies gueich ma couessot er faut-se, hac e velot ur chenjamant bras e ber amser.

Respetomp an hano santel a Zoue mui eguet n'hon eus græt bete vremâ; el lesen ancien, ne gredent quet prononç an hano santel-mâ; ar belec bras n'her prononce nemet ur veich ar bloas, ha c'hoas en templ, permetet eo

deomp he bronone aliessoc'h, mæs al liberte-se ne d'e roet deomp nemet evit he bronone gant reveranç ha gant respet, evit he veuli hac he chlorifia.

---

*Ar seizvet varn-uguent a viz Guenver.*

## SANT IAN CRYSOSTOM, ESCOP HA DOCTOR EUS AN ILIS.

RA vezo Doue glorifiet, hac he hano santel meulet da virviquen, da veza roet d'ar sant-mâ un desir ardant ac ul loquanç oll celestiel evit souten an Ilis.

Crysostôm gonde heza græt he oll studi, ha meritet meulendhon an dud habil, en em dennas en desert dindan un hermit ancien; eno e ennduas epad c'huec'h vloas ur vuez mortifiet ha parfet meurbet, ac e composas levriou excellant var stad ar veleyen, hac hini ar religiuset. An escop a Antioch o veza he garguet da breseg an Aviel, e prezegas gant quement a nera, ma voe guelet ur chenjamant bras etonez ar bobl hac an dud a ilis.

Goude maro an escop ha patriarch a Gonstantinopl, e voe choaset en he blaç, evel ar c'hapapla hac an digna eus a ur garg quer bras. Discleri a reas a neuse ur bresel continuel d'an oll viçou, mæs bepret gant quement a brudanç ma tene ar re vicinssa da zistrei ha da chenj buez. He vertuziou bras, he vuez pehini a voa ur binijen continuel, he garantez evit an oll, he speret disinteresset, he loquanç divin, he humilite hac he zouçder ravissant a douchas calonou an oll, hac a reas dezâ ober e Constantinopl ur chenjamant quer caër evel m en devoa græt e Antioch. Ar re a voa quent avaricius a zeuas da veza charitabl ha liberal; ar re a ree dispignou bras en em voderas evit ober mui a alusennon; ar merc'het a vize guelet modest en ho guiscamant; ne vize mui clevet den o touet, nac o vlasfemi an hano santel a Zoue; hac en ur g[illegible] e lamas ar guizion fall eus a hep stad.

Eston eo en defe gallet composi quement a caër, ha gouarn er memes amser unan eus ar [illegible] coptiou eus ar bed; preseg casi bemdez, p[illegible] ezemou spirituel ha corporel eus a guement ha caout c'hoas ar sourci eus a eiz provinc va[illegible]

Un den quer santel ne alle nemeur maucout da veza eprouvet dre an dribulatiou. O veza represantet gant ul liberte santel d'an impalaeres Eudoxia pensus e ree domaij da ur verq paour o quemeret he douar, e voe condaonet d'an exil. Couscoude evel ma teuas souden queuz da Eudoxia, e voe galvet ar sant da zistrei, hac an exilse ne badas nemet un devez.

Mæs ar peoc'h ne badas quet pell quen nebeut; rac ar pastor fidel ha leun a zêl o veza preseguet gant cals a ners a-enep c'hoariou publiq a vize græt ur certen devez en enor d'an impalaeres gant cals a disurs, ar brincesse en em gavas ofiancet, hac a reas he gaç en exil evit an eil gueich; neuse e voe guelet a hep-tu peaurien hac intaveset o vouela var ar e holl a reent eus ho zad.

Ne ouffer quet cridi ar boan hac ar goall dretamant a soufras en be exil. Ar gonsolation unic en devoa a voa gallout labourat evit conversion an eneou eus ar vro-se; ha convertissa a reas en effet da Zoue un nombr infinit anezo.

O veza het ur revelation eus an deiz ma tlie mervel, en em disposas gant ur ferveur nevez; hac erfin en ur lavaret ar c'homsou-mâ, Doue ra vezo meulet a bep tra, e varvas en he exil, er bloas 407, e tro an oad a dri-uguent vloas.

Pa varvas e tigoneas e Constantinopl ur bar horribl a c'hrisil, ha pevar dez goude e varvas an impalaeres.

*Maximou spirituel sant Crysostom.*

*Ar guenta.* Ne deus vertu ebet a guement hon tosta mui ous Doue, evit an douçder: bugale Doue a so douç ha leun a vadelez.

*An eil.* An nep ne zifen quet ar virionez, pa dle he ober, hac an hini ne gred quet he lavaret, a so quer coupabl evel an hini a lavar gaou.

*An drede.* Ar c'horf en deus poan o inn hac oc'h ober pinijen, mæs an ene a gaf eno he joa hac he c'hontantant.

·bevare. Avoalc'h a zroue a ra an hini ne ra quet

...pvet. An hini ne glasq nemet plijout da Zoue ha ...e c hloar, a so er hed evel pa ve he-unan gant ...en, ha ne ra man ebet pe en a so enoret, pe ...t an dud.

*Ar c'huec'hvet.* Evit beza chelaouet gant Doue, ne d'è quet avoalc'h he lidi, mæs ret eo he bidi erfad, gant devotion ha gant ferveur.

REFLEXION.

Ar sænt ho deus græt traou bras, ha sonfret cals a boaniou evit Doue. Peguement n'en deus quet græt ha soufret sant Ian Crysostom ! Ha beza hoc'h eus-hu ar gouraij da entrepreni evit gloar Doue un dra bennæc a vras ha diez ! Ha c'houi hoc'h eus calon da souffr evit Doue un dra bennac a hoanius ha fachus ? Ober a reot an eil hac eguile, mar hoc'h eus ur guir garantez evitan, ha ma na zoujet nemetan.

*Eil reflexion.* Ar hersecutionou hac an disgraçou a souffr an dud bonest, ne d'int quet punitiooou eus a bers Doue, mæs recompançou : eùrus an hini a enef ar bris anezo ! Ar re a zo persecutet evit ar justiç hac ar virionez, ho deus Doue e tu ganto, evit ho difen, ha venji an injur a rèr dezo.

---

*An eisvet varn-uguent a viz Guenver.*

SANT MAQUÆR, ABAD.

AR sant-mâ, guinidic eus ar guær a Alexandrii, goude beza tremenet he iaouanctis o servija e ty ur boulanjer, en em santas inspiret da guitaat commerç ar bed, evit en em rei oll da servij Doue.

O clevet parlant eus ar vuez a gundue ao hermitet santel, pere a veve en desert ec'his ælet, e sante he ene ravisset, hac e c'hoantaas ho imita : quer preciıs eo va ene, emesan, evel hini an dud santel-se, quer sourcius e tlean beza eus va silvidiguez evel-do, ha perac gant ar sicour eus ar c'hraç na heulien-me quet ho exempl ? En ur ober ar reflexionon-se e quemeras ar resolutioo d'en em retra en ur solitud vras, e pelec'h e tremenas epad seiz vloaz an deiz hac an noz casi oll en oræson, o caout evit oll bevanç louson ha grisiou criz. Consideri a ree he gorf ec'his he vrassa adversour, ma c'hort malenrus, emesan, a so he-unan an tentateur, mæs he gastia a rin, hac he zere'hel

quer just, na vezo mui nemeur a stad da rebelli, na da uoasout d'in. Hac en effet oc'h en em santout un devez tourmantet gant an drouc-speret a impurete, en em strineas en ur plaç lenn a guelien, pere na lesent repos ebet gantau, sortial a reas ac'hano quen defiguret, ma voa poan oc'h he anaout.

E creis ar binijennou vras-se, ne sonje quet dezâ e rea netra c'hoas evit an eè, hac e voa quen humbl, ma seblante dezâ beza leun a imperfectionou. Quement-se a reas dezâ mont da gavout meur a hermit santel evit profita eus ho exemplou, ha disqui ganto an bent eus ar berfection pehini a ignore var he veno.

O veza en em retiret goude-se en desert a Lybii, e tenas un nombr bras a hermitet d'he gavout, evit en em lacat dindan he zirection. Ho receo a reas gant humilite ha gant carantez, ac en ur labourat evit he berfection propr, e labouras er memes amser da santifia ar re-all.

Jesus-Christ var ar groas a oa ur sujet ordinal eus he veditationou; biscoas den n'en devoa gallet lavaret gant mui a ræson evitan ar c'homson-mâ eus an abostol sant Paul : *Staguet oun ous ar groas gant Jesus-Christ; beva a ran couscoude, non pas mui me va-unan, mæs Jesus-Christ eo a vev enon.* Eus ar memes soureen e teue he zevotion tener evit ar Verc'hes Vari, he c'honsideri a ree ordinal chars an troad ar groas, hac ar vam a druez-se a ree he oll gunsolation en he boanion.

Ar sant-mâ en devoa ur c'hraç particulier evit disolei finesseou an drouc-speret. Ur religius hanvet Pallâd a raport penaus o veza discleriet dezâ ar sonj en devoa da guitât an exercic eus an oræson abalamour d'he zistractionon continnel, e respontas dezâ : *Liquit evez mad n'en em lessac'h da veza trec'het gant un dentation quen danjerus; mæs pa viot fatiguet gant an distractionou importun-se, astennit bepret un nebeudic hoc'h oræson, pell dious he berraat, pe d'he dilesel, ha respontit da adversour ho silvidiguez penaus, ma ne ouzoc'h quet pidi, e ouzoc'h da viana en em zerc'hel e presanç Doue.* Un avis quer mad en devoe souden he effet.

Ar c'homsou memes pere a lavare sant Maquær er gonversation, ho devoa ur vertu vras Un officer bras a lavaras dezâ un devez : *Peguen eùrus oc'h-hu da zisprijout ar bed ec his ma ril, ha da ober goap anezan.—Guir eo,*

a respoutas ar sant : *Mæs pebes maleür evidoc'h-hu ! na vehi quet penaus ar bed a ra goap ac hanoc'h.* Ar goms-se a douchas quement calon an officer, ma renonças d'ur bed ha ma n'em rentas religius.

Erfin, sant Maquær leun a vertou a varvas er bloas 405, oajet an naontec vloas ha pevar-uguent.

REFLEXION.

Ar sant-mâ petra-bennac ma voa un den bian a gorf, ha m'en devoa ur gomplexion sempl hac un tamperamant delicat, hervez ma raport Pallàd pehini en devoa bevet pell amser gantan, en deus græt en he vuez iuniou ha mortificationon dreist-ordinal ; ha couscoude en deus bevet bete an oad a naontec vloas ha pevar-nguent. Quement-se a desq deomp penaus ar iun nac ar rigor eus ar binijen ne verra quet ar vuez. Ar gonrmandis hac an debauch eo a revin iec'het an den, hac a verra amser ar vuez. An tamperanc hac ar mortification a so ur sourcen a joa hac a heoc'h, hac a gontribu d'ar iec'het. Ar gloutoni er c'hontrol e deus laset muı a dud eguet n'en deus laset ar c'hleze.

---

*An navet var-uguent a viz Guenver.*

SANT FRANCES DE SAAL, ESCOP.

AR sant-mâ, guinidic eus a Savoa, en em roas da Zoue quentre ma teuas d'he anaout. En ur studia e Paris, en em lequeas er gongregation, hac e sacramante bep eizdez, ha ne oufer quet explica ar mad a reas dre he exempl ; ouspen-se evit en em gonsacri da Zoue, e reas veu a chastete e ilis sant Stephan de Gre.

An drouc-speret, lenn a avi o velet he innocanç hac he vertu, en tourmantas pell-amser dre un dentation cruel a zisesper, o suggeri dezâ hepret na voa barados ebet evitan, hac a tlie beza collet ; quement-se en taulas en ur velconi vras, ac ez edo en danjer da goll couraj, pa zeuas, o teul he zaoulagad var un imaj eus an Itron-Varia, da guemeret ur gouraij neve, ha da lavaret gant cals a zaelou : *Mar d'oun maleurus avoalc'h evit beza eter-*

*nelamant e disgraç va Doue goude va maro, a fell d'in da viana he garet eus va oll galon epad va buez.* Ur beden quer fervant ha quer generus, ne alle quet mancout da veza chelaouet gant Doue : an drouc-speret a guemeras an tec'h, hac ar sant a jouissas a-neuse eus ur peoc'h bras.

An dud iaouanc gant pere e studie, evit amprou hac en devoa quement a vertu evel m'en devoa ar hrud, her c'hassas un dez da dy ur plac'h fall, var digare un action vad, hac en lesas he-unan gant-hi, ar plac'h malenrus a broposas dezan commeti ar pec'het, en hevelep fæcon ma en em gavas contraign da grachat ont-hi en he faç, quer buan a ma cavas ar voyen da guemeret an tec'h, e sortias pront er meas. Ar victor-mâ en rentas avisetoc'h goude-se; ac e renonças a-neuse da gompaignunes an dud iaouanc.

O veza distro da Savoa, e recevas an urzou sacr. He escop o remercout an talant caer en devoa evit touch ar c'halonou, er c'hargas da brezeg an Aviel er c'hanton a Chable, e pelec'h ez oa un nombr bras a heretiquet. Partia a eure hep dale; pa erruas er guær a Donon, a commanças an heretiquet da ober goap anezan ha d'he insulti, soufr a reas tout gant ur patiantet admirabl, ha dre he zouceder e c'hounezas nebeut-a-nebeut ho sperejon; dont a resont d'he chelaou hac e teu un nombr bras da veza touchet ha d'en em gonvertissa. Ministret an heretiquet drouc-contant a guement-se, a guemeras ar resolution d'en em zisober eus ar sant, hac e tifensont rei lojeis dezan e quær; neuse e voa contraign da vont da loja da Allinge, ha da ober diou leo bemdez evit en em renta e Tonon. Ar glao, an avel hac an erc'h na virsont biscoas ontâ d'en em lacât en hent. Un devez ma rec erc'h, a voe surprenet en hent gant an noz o veza digouezet en ur guær var ar mæs, e c'houlennas loja, mæs refuset e voe. Dre chanç e cavas ur forn pehini a voa bet neve goret, hac a voa clouar, e pelec'h e tremenas an noz en ur trugarecât Doue.

Un nozvez-all o tistrei dious Tonon, e rancontras tri heretiq pere a voa oc'h he zeport var he hent evit lemel ar vuez digantan, pa en em velas attaquet, e lavaras dezo gant he zouçder ordinal, hac hep en em droublt : *Va mignonet, va c'hemeret a rit evit un all; ne gredan quet e false deoc'h laza un den pehini a so prest da rei he vuez evit*

*silvidiguez hoc'h eneou*; ar c'homsou-mâ ho zouchas. En em deul a resont d'he dreït evit goulen pardon digantan hac ar sant ho briataas gant cals a garantez.

An oll danjerou da bere a voa exposet, ne virsont quet ne labouras epad tri bloas evit convertissa ar c'hanton-se. He boan a voa bras, mæs ive ur mad infinit a reas eno. Digoueout a reas etouez ar bohl-se, evel un oan etouez bleizi, ha dre he zouçder ac he instructionou leun a onetion, e chenjas ar bleizi-se en oanet, en hevelep fæçon ma conter en deus convertisset er c'harter-se daou-sec ha tri-uguent mil den; ar pes a reas d'ar c'hardinal du Peron lavaret penaus en em gave he-unan ere avoale h ma ne vize question nemet da hrouvi d'an heretiquet ho devoa ur santimant faus, mæs penaus evit ho c'honvertissa e oa ret ho c'haç da Frances de Saal, pehini en devoa recevet ur c'hraç particulier evit quement-se.

Ar sant-mâ o veza bet græt escop a Geneve, a visite bete an tyer var ar mæs evit anaout ar beanrien hac ho assista, evit guelet ar re glan hac ho c'honsoli, evit anaout ac instrui ar re ignorant pere a voa christenen hep casi anaout ar religion gristen.

Evit renta eternel ar zèl ardant en devoa evit silvidiguez an eneou, e composas ul levr excellant, hanvet *Introduction d'ar vuez devot*, pehini a so admiret gant an oll dud habil, couls ha gant an oll hobl; al levr-se a so bet lequeet e brezonnec evit commodite ar Vretonet, ha ne ouffer quet caout ul levr profitaploc'h. An escop santel-mâ a instituas ive an urz eus a leaneset ar Visitation, da bere e roas ur reglen leun a zouçder hac eus an huela perfection.

He vrassa desir ha sourci oa da excita e calonou an oll ur garantez parfet evit Jesus-Christ; ne barlante nemet eus ar garantez divin en he instructionou hac er gonversation, bete en he lserou memes: *O peguer mad*, emezan en unan eus he lserou, *ô peguer ravissant eo ar galon eus a Jesus! O peguen dign eo da veza caret! Ur galon eo quen douç ha quer carantezus, leun a zouçder evit ar re a zeu da anaout ho miseriou, leun a vadelez evit ar re a zeu da zistrei outan; piou a alfe en em viret da garet ar galon sacr-mâ, pehini en deus mui a sourci ac hanomp evit n'en deus un tad eus ur map uniq, ha pehini en deus evidomp mui a deneredigues evit ne deus mam ebet evit he c'hrouadur.*

Erfin da zez goel Ian-Nedelec en em gavas sempl, cousconde e lavaras an ofereu. Antronos da vouel an Innoçantet, an escop santel-mâ caret gant an oll bobl, enoret gant ar brincet ha respetet memes gant an heretiquet da bere en devoa discleriet ur bresel continnel, a rentas da Zoue he ene pur hac innoçant, gant ar memes peoc'h ma en devoa bevet, er bloas 1622, d'an oad a bemp bloas ha hanter-cant.

Pa voe maro, e voe digoret; neuse e voe remerquet penaus an douçder vras pehini a voa bet quement admiret ennan, ne voa quet cousconde naturel dezan : rac cavet a voe ar vestl caledet ha rannet dre ar violanç ac ar gontraign en doa græt dezan he-unan evit tree'hi ar goler da behini e voa inclinet dre natur.

REFLEXION.

An douçder ne ell quet bezâ separet dious ar guir vertu. Beza re vad a noas evit gurr, pa vezer oblijet da repreu ha da gorrija ar re a fazi, mæs beza rust, colerus ha violant, ne servij peurvuia nemet da voassaat pe da revolti ar sperejou, elec'h ho distrei. Ne d'ê quet a danhou mein hac a dauliou baz e ten ar pastor da gaç d'ar guær an danvad dianquet, he zouguen a ra var he zion scoas. An douçder a so bet caracter zant Frances de Saal, ha peguement a gonversionou n'en deus-en quet grêt! Ma teufe ar mistri da repren bepret gant madelez ar re a so didanno, ma teufe an tadou ha mamou da gorrija ho pugale gant douçder, pebes ebenjamant ha pebes mad na refent-hi quet!

---

*An tregontvet a viz Guenver.*

SANTES MARTINA, GUERC'HES HA MERZERES.

SAntes Martina a voe ganet e Rom var dro cant vloas goude donediguéz hor Salver. He c'herent distinguet dre ho noblanç, a guemeras sourci d'he elevi santelamant, ha soul-vui ma cresque e oad, e cresque ive e furnes hac e devotion. Goude maro he zad hac he mam, petra-bennac ma voa c'hoas iaouanc, e distribuas an darn-vuia eus he

madou

madou d'ar beaurien, hac e tremene he amser, retiret en he zy, er beden hac en oræson.

Ar barner eus a Rom, o veza clevet penaus e voa christenes, a gassas d'he avertissa d'en em bresanti dirazan evit renta ræson eus he religion.

Ar santes, leun a fiziançe Doue, en em rentas rac-eon dirac ar barner, pehini a esseas dre gaer he douguen da adori doueou ar rouantelez; mæs o velet ne alle gounit netra varnezi e ordrenas he c'hundui da dempl Apollon evit he adori, en ur lavaret dezi, mar revusse he ober, ne voa nemet ar maro evit-hi.

Pa remercas ar santes templ Apollon, e lavaras : *Va Salver ha va Doue, c'houi pehini hoc'h eus græt pep tra eus a netra, hac a vôar ho renta e netra pa blij gueneoc'h, chelaouit, me ho suplı, peden an indigna eus ho servijereset; roit da velet d'ar bobl-mâ penaus c'houi hoc'h-unan epquen a verit hon respet ac hon adoration.* Ne devoa quet achuetmad he c'homsou, ma couezas ur c'hostez eus an templ. An tirant a ordrenas neuse dre he goler dispenn he bisaj gant ur gribin houarn. Epad an tourmant horribl-se e trugarequee Jesus-Christ eus ar c'hrac a ree dezi da soufr evit he c'hloar, ha Jesus-Christ he c'honsolas oc'h he assuri e teuse da driomfa eus an oll tourmanchou.

Lod eus ar vourrevien, o consideri he fatiantet admirabl hac ur burzud quer brias ha sclereet dre ur sclerijen surnaturel, en em daulas d'he zreid, en ur zisclerja e voant christenien, ac oc'h he fidi da obteni evito digant Doue ar c'hraç a herseveranç.

Quement-se a reas d'an tirant antren e fureur ous ar santes, ha rei urz d'he zourmanti a nevez gant mui a grueldet. Squiz ha mezus erfin d'en em velet trec'het gant ur plac'h iaouanc, e c'hondaonas da veza dibennet. Evelhen eo ez eas da receo en eê an diou gurunen a vere hes ha verzeres a oa preparet dezi.

REFLEXION.

Santes Martina en em bresantas dirac ar barner, en ur esperout gant fiziançe receo digant Doue ar c'hraç hac ar gouraij da drec'hi an tourmanchou da bere e voa exposet, ha Doue he c'honsolas hac he assuras eus ar victor. Ho pezet ur fiziançe parfet e Doue en hoc'h oll necessiteou spirituel ha tamporel, hac e santot an effet eus he

E

challout hac eus he vadelez evidoc'h ; mæs na fiziet quet enoc'h hoc'h-unan.

Na liquit quet quen nebeut ho fiziaņ en dud, rac alies n ho deus quet ar gallout d'ho sicour, pe n ho deus quet ar volonte. Ar mignonet a vaņq alies a fidelite, hac ar guerent a so interesset. Ar re vras ho recevo mad queit a ma ellot servijout dezo, hac hoc'h abandono pa n'ho devezo mui ezom ac'hanoc'h. Pa ho defle memes an dud cala a volonte vad evidoc'h, ha capabl int-hi d'ho goarantissa eus ar maro, na da rei deoc'h ar barados er hed-all? Couscoude e implijit un amser vras evit menaji miguonaij an dud; peguement guel e implijec'h-hu an amser-se evit meritout an amitie hac ar faver a Zoue ! En he-unan a ell ho sicour pa zeu an oll grouadurien d'hoc'h abandoni ha da veza inutil deoc'h.

Na fiziet quet e'hoas enoc'h hoc'h-unan, ha na esperit quet gallout dre ho aperet ac ho squiant dont a-benn eus ar pes a antreprenit, na goutit quet memes var ho vertu ; hep sicour a Zoue, e vanco quement a entreprenot ; hep ar sicour eus he c'hraç, e viot trec'het gant peb seurt tentationou. Ho fautou tremenet a dle beza desquet deoc'h dre un experiaņ trist ha maleŭrus, peguer sempl ha peguer frajil oc'h.

Grit d'iu, ô va Doue, anaout va sempladurez, evit ma tisfizin aunezi ; mæs ive inspirit d'in ur fiziaņ vras en ho madelez, gant aoun na disesperren eus va silvidiguez.

---

*An unan ha tregont a viz Guenver.*

## SANT PER NOLASQ.

AR sant-mâ gunidic eus a Languedoc, o veza c'hoas crouadur, en devoa quement a druez ons ar beaurien, ma vouele o velet ho miser hac ho faourentez ; ac evit he gousoli e voa ret rei dezâ un aluseu benuac da gaç dezo. N en devoa nemet pemzec vloas pa varvas he dad. He vam pehini n'e devoa crouadur nemet-an, e devoe c'hoaut d'eu dimisi ; mæs discleria a reas dezi en devoa lequeet he garantez e croas Jesus-Christ, ha penaus ar beaurien a vize he vugele, ha gaç Doue he binvidiguez,

He vam o veza deut ive da vervel, a vermas he oll vadou evit caout ar voyen da sicour ar gristenien dalc'het e captivite gant an infidelet, eus a bere e tilivras ouspen tri c'hant.

Un nosvez o consideri dre be voyen e vize gallet sicour ar gaptivet a voa nense, hac ar re a vize en amser da zont, ar Verc'hes Vari a roas dezan da anaout en ur vision, e vize agreabl dezi e teuzie da institui un urs a religiuset dindan an hano eus an Itron Vari a Drucz, evit redemption ar gaptivet, o prometi dezâ he sicour hac he frotection. Ne zaleas quet da zisclerıa quement-se da sant Remon Pennafor he gonfessour, da behini ar Verc'hes santel e devoa revelet ar memes tra er memes nosvez. Nanae e iesont ho daou da gaout ar roue eus a Aragon evit disclerıa dezâ ar miracl hac an dessein ho devoa; mæs souesét e voent, ac ur joa vras ho devoe pa glefsont ar roue o tisclerıa dezo ar vision en devoa bet ive he-unan, pehini en em gavas conform d'ho hini. En em lacaat a reont a-neuse ho zri da brepari quement a voa necesser evit institui un urs quer santel. Da vouel sant Laurans, Per Nolasq a guemeras an habit eus an urz dre daonarn an escop a Varcelôn. Ouspen an tri ven ordinal a ra ar religiuset, e reas ur hevare dre behini en hac ar re ena he urz en em oblıj oll, non pas epquen da glasq ha da zastum alusennou evit mont da zelivra ar gristenien captivet, mæs e hoas d'en em rei ho-unan evit ho rançon pa vize ezom. Daou zigentil a reas profession er memes amser; hac ar roue a roas d'ar sant-mâ ur peun eus he halæs a Varcelôn evit ober ar c'henta ty eus an urz.

Doue a scuiltas he venediction var an urz nevez-mâ. Quement a dud santel en em bresantas evit antren ennan, ma en devoe ar sant ar gonsolation da velet e nebeut amser he urz fountet en oll quærion bras eus a Aragon ha Cataloign.

Ar foudator, santel presset dre ar garantez hac ar gompassion pehini a voa eguis naturel dezâ, en em hastas da vont etouez ar Saraznet hac ar Morianet bete e Barbary evit prena ar gaptivet; hac er memes amser e labouras gant eals a frouez evit conversion an infidelet eus ar broiou-se; ha gant quement-se oll, ez oa quen humbl, ma crede ato ne voa mad da netra.

Beza en devoe ur c'hleuvet hir, hac e soufras ouspen daou vloas poanlou estrauj hep coll netra eus he zongder ordinal. Seul-vui e cresque he zrouc, seul-vui e tisqueze a joa da c'hallont unissa he souffrançou gant re Jesus-Christ. Erfin goude beza discleriet d'he religiuset peguen donç eo beva ha mervel e servij Doue ha diudan protection ar Verc'hes Vari, e rentas he ene d'he Salver, d'an oad a nao bloas ha tri-uguent, e tro ar bloas 1250.

REFLEXION.

Ne deus quet brassoc'h carantez eguet exposi he liberte hac he vuez evit dilivra ar gaptivet, ha brocuri silvidiguez he vreudeur. Sant Per Nolasq en deus-en græt; mæs peguer ieneet eo bremà ar garantez, pehini couscoude a dle ober ar c'haracter eus an oll gristenien. Ma reigne ar garantez en hor c'halonou, ne selfemp quet quen digar ous quement a gaptivet paour, pere a so oc'h irvondi en un esclavaj quer cruel ha quen danjerus evit ho silvidiguez. Meur a dra a alfemp da zavoeret, cals a zispignou inutil a reomp, quement-se a ve sufisant evit prena meur a esclaf da bere e procuremp ar silvidiguez, en ur brocuri dezo al liberte. Evit-ho da veza pell diouzomp, ne dleomp quet ho ancounec'hat, pa guevomp an occasiou d'ho sicour dre voyen ar prof a rer evit-ho en ilisou. Eurus ar re ho deus truez ous ho nessa, rac Doue en devezo truez out ho; esperout a eller pep tra eus a visericord an Autrou Doue, pa vezer bet charitabl. Mæs an nep a so enz ha didruez e quêver he vreudeur, ha sujet en deus-en da esperout e vezo Doue misericordius en he andret?

*Eil reflexion.* Per Nolasq o veza crouadur a selle gant quement a druez ous ar beaurien, ma vouele oc'h ho guelet, hac evit he gonsoli e vize ret rei dezà un alusen beunac da gaç dezo.

Exempl caër evit an tadou ha mamou d'en em voassa da ober ho alusennou dre daouarn ho bugale. Ur voyen vad eo da inspira dezo ar vertu a garantez, ha da denna var ho bugale couls ha varnezo ho-unan trugarez, graçou ha benedictionou an Autrou Doue.

*Ar c'henta devez a viz Fevrer.*

## SANT IGNAÇ, ESCOP HA MERZER.

AR sant-må eu defoe an eur da veza unan eus a zisquibien sant Ian evangelist, pehini a inspiras dezå ar garantez ardant eu devoe bepret evit Jesus-Christ bete fin he vuez. Jui a eller eus he vertu hac eus he verit rar dre ar choas a eure an ebestel anezå evit gouarn un escopti quer *bras* ha quer considerabl evel an hini a Antioch.

Gouarn a eure an ilis-se epad tost da zaou-uguent vloas gant ur zèl e guirionez apostoliq. Eu amser ar bersecution ne abandouas hiscoas he bobl, petra-bennac m'en em gave en danjer eus he vuez; assista a ree ar re baour, consoli ar re-all, ha aouteu ar gouraij hac ar feiz eus an oll. He vrassa desir voa da soufr ar verseriuti, ha lavaret a ree peuaus n'en deviza quet credet en devize ur guir garantez evit Jesus-Christ, quen na zeuzie da seuila he voad evitan.

An impalaer, Trajan o veza bet informet eus an hardieguez gant pehini e prezegoe ar feiz, a ordrenas eu em sesia anezan, hac he guudu gant soudardet d'ar guær a Rom, evit *beza exposet* eno d'al leonet ha d'an tigret, ha servijout da zivertissamant d'ar hayanet, o velet ar gombat a vize etre al leonet-se hac en.

Querquent a ma clevas be setanç e lavaras gant un transport a joa : *Graçou a rentan deoc'h, va Salver, dre m'am bezo erfin ar gonsolation da rei deoc'h ur merq anat eus va c'harantez.* En ur lavaret ar c'homsou-må, e presantas he zaouarn evit heza chadennet; pocquet a reas d'he chadennon, en em lacat a eure var he zaoulin, ac o veza pedet Doue gant cals a daelou evit he ilis, e partisa eus a Antioch en ur bidi ar gristenien da gaout sonj anezan en ho fedennou. *Pedit evidon*, emezan, *evit ma rentin un ene mad da Zoue; desir am eus, evit guir, da soufr, mæs ne ouson quet ha me a so dign da soufr evit gloar Jesus-Christ · Pedit evidon, evit na vezin quet un den reprouvet dre ma infidelite, mæs ma vezin dign da receo ar gurunen a so destinet d'in.*

Pa voa en heut, a serivas d'ar gristenien eus a Rom en

termeniou-mâ : *Beza ez oun ar gunnis a Zoue ac e tlean beza draillet ha malet gant dent al loenet; ar brassa aoun am eus eo na zeufent d'am espern, evel m'az e c'hoarveet gant hiniennou eus ar verzerien; ma tigouesse quement-se quenê, e teufen d'ho hegasn ha d'ho incita va-unan; pardonit-d'in, va breudeur, ar pes a lavaran; anaout a ran an avantaij a recefen; ia, e lavaret a ran hardi, tra ebet ne ouffe ma ampeich da vont da Jesus-Christ; nac an tan, nac al loenet cruel, nac an oll valiç eus an droue-speret, netra ne vezo capabl da ziminui va c'houraij ha va c'harantez evit va Salver adorabl; ne vevan mui nemet evit mervel evitan.*

Pa voa erru e Rom, en em lequeas var he zaoulin gant ar gristenieu pere en em gavas en dro dezá; en em ofr a reas da Doue evel ur victim prest da veza sacrifiet, hac he pedas evit ar peoc'h eus an Ilis.

Quer buan goude e voe cunduet d'an teatr. Pa glevas al leonet o iudal, e lavaras gant ur vouez huel : *Beza ez oun ar gunnis a Zoue, ret eo e ven malet gant dent al loenet-mâ, evit ma ellin beza offret evel ur bara pur da Jesus-Christ.* Losquet e voe var-an-heur al loenet, pere en devoras en ur momet, evel m'en devoa desiret. Clevet voe o pronons an hano santel a Jesus bete an huanad diveza. He verzerinti a arruas er bloas seiz ha cant goude donediguez hor Salver.

### REFLEXION.

An desir en devoa sant Ignaç da reï da Jesus-Christ ur merq eus he garantez, a reas deza soufr gant joa ur maro cruel. Pe seurt merq, va breur ha va c'hoar, hoc'h eus-hu roet da Jesus eus ho carantez? Petra hoc'h eus-hu græt evitan? Petra hoc'h eus-hu soufret evitan.

Jesus en deus en em roet deomp evit gounit hor c'harantez. Ha c'houi a fell deoc'h meritout carantez Jesus? En em roït ive oll dezá. Peguer consolant eo reï he galon, he gorf hac he ene da Jesus! Ur mæstr eo quen douç ha quen liberal; ur mignon eo quer fidel e pep rancontr, ha fidel bete ar maro; un Doue eo quer puissant evit hon recompansi e tu-all da guement a oufemp da ober ha da souffri evitâ.

Jesus en deus sonjet enomp ha labouret evidomp epad he vuez. Greomp hon actionou en intantion da blijout de-

-

zan, ha raportomp-hi oll d'he c'hloar; sonjomp alies en deiz cann, ha leveromp dezan da nebeuta ur veich bemdez gant an oll ferveur possibl : *Jesus a garantez, roït d'in ar c'hraç da veva ha da vervel en ho carantez.*

---

*An eil devez a viz Fevrer.*

## PURIFICATION AR VERC'HES VARI,

### HANVET GOUEL MARIA AR C'HANDELOUR.

AR gouel eus a hirio a gompren daou vister bras, purification ar Verc'hes sacr, ha presantation Jesus-Christ en templ.

El lesen ancien e voa ordrenet d'ar groaguez, goude beza lequet bugale er bed, d'en em abstein ur certen amser da vont d'an templ, o veza impur, ha na dasent da ofr ar sacrifiç a voa ordrenet evit ho furification, nemet da ben an amser merquet. Certen eo penaus an Itron Varia ne devoa quet ezom a burification, pa e devoa concevet en ur fæçon miraculus; pa voa puroc'h evit an heaul ha santeloc'h evit an elet memes, ha pa voa mam ha guerc'hes assambles, ne oa quet par consequent oblijet da viret al lesen *pehini* ne oa græt nemet evit ar groaguez ordinal. Couscoude dont a ra d'en em soumeti d'al lesen evel ar re all, dont a ra d'an templ evit en em burifia : ne sell quet ous ar privilej e deus, cuset a ra mui ma'z é possibl dezi he c'halite glorius a Verc'hes hac a Vam Doue assambles, avoalc'h eo evit-hi caout e quement-se occasion da bratica ar vertu a humilite hac a religion, ne sell erfin nemet ous an exempl en devoa roet dezi he Map benniguet, oc'h en em soumeti he-unan d'al lesen humiliant eus ar circoncision.

MARI a reas da Zoue er mister-mà eus he furification ur sacrifiç bras hac agreabl meurbet, en ur sacrifia he enor hac he gloar; mæs ar sacrifiç pehini a reas c'hoas dezà en ur bresanti he Map en templ, ne voa quet nebeutoc'h agreabl d'he vajeste divin. Ofri a reas he Map unic ha quêr meurbet da Zoue he dad, evit disposi anezan e pep tra hervez ma plijese gantan, hac en ofri a reas gant ur resination, gant ur gonformite antier ha parfet d'he volunte santel.

Dorant ar ceremoni eus ar bresantation, an den santel Simeon da behini en devoa roet Doue un assurang secret penaus ne varvse quet hep beza guelet ar Messi, a zeuas dre un inspiration divin da anaout penaus ar vreg-se, pe, evit lavaret guel, ar Verc'hes santel a voa Mam da Zoue, ha penaus ar c'hrousdur a bresante a voa ar Redampteur eus ar bed, gortoet aboue queit amser, ha desiret gant quement a ardeur. Neuse Simeon sesiet gant un transport a garantez, a joa hac a anaoudegnez-vad, en ur guemeret ar c'hreuadur etre he zivrec'h, a lavaras : *Disposit bremà, ô va Doue, eus ho servijer; mervel a rin contant pa em eus guelet an hini hoc'h eus digacet evit savetei ar bed*. Goude-se oc'h adressi he goms d'an Itron Varia, e tsclerias dezi penaus he Map a vize controliet var an douar, hac en devize eals da soufr, ha penaus e devize he c'halon mantret gant glac'har. Ar Verc'hes sacr en em soumetas gant ur resination hac un abandon parfet da volontez Doue, en ur adori an dessein en devoa queñ varnezi he-unan, quen var he Map benniguet.

REFLEXION.

Ar Verc'hes Vari a zeu da observi al lesen eus ar burification, petra-bennag ma voa exant aneza; ha ni, siouas! pe seurt digarcou ne glascomp-ni quet evit en em zispansi eus al lesen Doue.

Mari, er myster eus ar burification, a guz muia ma oll he c'halite glorius a Verc'hes hac a Vam Doue. Mont a ra d'an templ evel ur vreq ordinal, d'en em burifia, he humilite a ra dezi desirout beza quemeret evit ar pes ne d'è quet; ha ni siouas deomp! hon orgouill ne ell quet soufr e vemp quemeret evit ar pes ma'z omp en effet, da ouzout è, evit tud frajil ha pec'herien.

Mari ne d'è quet oblijet d'al lesen eus ar burification; en em soumeti a ra dezi couscoude, ha ni a en em soumetomp quet d'ar pes memes ma omp oblijet.

Mari na neglij netra eus a guement a ell plijout da Zoue; ha ni, sioas! ne lequeomp man ebet evit displijout dezà, pa zeuomp d'he ofansi casi hep remors bemdez.

*Eil reflexion.* An Itron Varia en ur bresanti he Map en templ, a ro d'an tadou ha mamou christen un exempl caër hac un instruction pehini a dle beza ar font eus ho devotien, da ousout eo, da ofri alies ho bugale da Zoue

ha d'he bidi da zisposi anezo hervez he volonte, d'ho c'honsideri evel un depos lequet gant Doue etro ho daouarn, hac a behini e renquint renta ur gont vras, en ur guer, da gonsidera bepret ho bugale evel o veza mui da Zoue evit dezo ho-unan.

---

*An drede devez a viz Fevrer.*

## SANT BLÆS, ESCOP HA MERZER.

SANT Blæs, guinidic eus an Armenii, a veritas en he aounanctis estim an oll dud honest dre he vuez reglet-mat, hac ispicial dre he zevotion exemplus hac edifiant.

Goude beza græt he studi gant enor ha gant meuleudi, en ur ober reflexion quen var an infirmitezou da bere eo sujet an den, ha var ar berr amser eus ar vuez-mà, quen var an eurusdet hac an eternite eus ar vuez a behini e jouisser en eê, e quemeras ar resolution da guitaat ar bed, evit sonjal epquen eu he silvidiguez. Mæs an escop eus ar guær a Sebast o veza deut da vervel en amser-se, e voe choaset evit derc'hel he blae.

Peb-unan a gavas en escop santel-mà ur pastor hac un tad, un exempl hac ur c'honductor assur. Beza en devoa evit he bobl ur garantez vras, ha caret e voa ive meurbet hac estimet gant an oll.

Couscoude an inclination hac an attret a sante bepret evit ar solitud, a reas dezà erfin ober an dilez eus he garg, evit en em retira var ur menez tost da guær, en ur c'havern a gavas eno. Ebars ar solitud-se e laboure d'en em santifia mui-oc'h-mui hemdez dre an oræson ha dre ar vortification. Ne chomas quet eno pell amser, na gommançs an dud da zont e bep-tu d'he gavout evit goulen diganta ar remed ous ho c'hlenvejou corporel ha spirituel; hac oll e recevent ar pes a c'houlennent.

Ar gouernner eus a Capadoç, o veza deut d'ar guær a Sebast, dre urs an impalaër Licinius, evit lacaat ar gristenien d'ar maro, a reas digaç ar sant-mà dirazan, hac a ordrenas dezà sacrifia d'an doueou. Ar sant o veza refuset he ober gant ur gouraj dign eus he garacter, an tirant a reas he vodl-dreti a dauliou bàs, hac he gundui d'ar prison. Eno e rentas ar yec'het da gals a dud clan pere a zeue d'he gavout.

B creis ar foul e voe guelet ur vam desolet bras, pehini, leun a fizianç en he bedennou, a zeuas da lacaat chars he dreid he map unic, pehini a voa prest da vervel gant un drên arretet en he c'houzoug. Sant Blæs touchet o velet ar stad trist eus ar c'hrouadur, hac an daelou eus he vam, en em lequeas var he zaoulin, ac o sevel he zaoulagat hac he zaouarn etrezec an eê, e lavaras. *Plijet gueneoc'h, Tad a visericord ha Doue a bep consolation, chelaou ar beden humbl eus ho servijer, ha renta d'ar c'hrouadur-mâ ar iec'het, evit ma anaveso an oll ne deus nemedoc'h a guement a ve mæstr var ar maro ha var ar vuez.* Querquent a ma achuas he beden, e voe pare ar c'hrouadur. Abone ar miracl-se e touguer e peb lec'h un devotion bras da sant Blæs, hac er peder ispicial evit an drouegouzoug.

Ur miracl quer caer pehini a dlie touch ha teneraat calon ar gouerneur, ne reas nemet he galedi davantaj. An tirant-se, goude beza græt dispenn corf ar sant gant ur gribin houarn, a ordrenas erfin he zibenna. He verzerinti a arruas er bloas eus hor Salver Jesus-Christ 316.

REFLEXION.

Mad eo enori ar sænt hac ho fidi, pa zeu Doue da accordi deomp alies dre ho intercession ha dre ho meritou ar pes a c'houlennomp diganta. Doue en deus-en græt el lesen ancien, he ober a ra el lesen nevez, hac he c'hræt en deus e faveur sant Blæs. En em adressit eta d'ar sant-mà, ha pidit-en en ho poaniou hac en ho clênvejou; mæs goulennit dreist pep-tra ar c'hraç da veza delivret a glênvejou hoc'h ene.

---

*Ar pevare devez a viz Fevrer.*

SANT ANDRE CORSIN, ESCOP.

ANdre Corsin a voa guinidic eus a Floranc. He vam vertuzus, o veza he recevet digant Doue dre he fedennou, er goestlas d'an Itron Varia querquent a ma voe ganet.

Ne vancas quet aneza da inspira dezâ abred doujanç Done; mæs ar goall gompaignunez, tud iaouanc libertin hac ar c'hoariou a vouges e ber amser an oll santimanchou a re-

votion, pere ho devos græt er gommançamant cals a impression var he speret hac he galon. He vam devot, melconiet o velet ne ree man ebet mui eus an avisou mad a roe dezâ, ne chane da gaout recours da Zone ha da brotection an Itron Varia evit obtem he gonversion. He ferseveranç ne chomas quet hep recompanc.

Un devez ma en em brepare Andre da vont da un divertissamant, e remercas he vam o vouela. He fidi a reas da lavaret dezâ ar sujet eus he foan. *Va Map*, emesi, *an disurs a velan en ho puez, goude ho peza goestlet da vam Doue, eo a ra ma brassa displijadur*. Andre o santout he galon tonchet, a lavaras : *En em gonsolit, va mam, ho taêlou ne vezint quet collet deoc'h ; pardonit d'in an displijadur am eus græt deoc'h, hac anconec'hait ma ingratiri ; ma goestlet hoc'h eus d'ar Verc'hes Vari, just eo e teuen d'en em gonsacri d'he servij.*

O veza lavaret ar c'homsou-mâ, e sortias evit mont raccon da ilis religiuset Carmes, e pelec'h oc'h en em brostermi dirac auter an Itron Varia, hac en ur senilla cals a zaelon, en em offras da Jesus-Christ ha d'he Vam divin. Done a chenjas antieramant he galon, hac en inspiras d'en em renta religius.

Goude beza roet mercou anad eus ur vocation vad, e voe recevet e urs Carmes. Labourat a eure da drec'hi he voall inclinationou dre ur binijen rust, dre ur silanç rigourus ha dre un oræson-continuel, en bevelep fæçon ma voe souden an oll estonet o velet he ferveur.

Done a roas a-neuse d'he gomsou an onction hac an ners admirabl-se, pehini en deus bet epad he vuez evit convertissa ar hec herien. Unan eus he guerent, affliget gant ur c'hlenvet languissant, a zalc he en he dy e hoariou ha divertissamanchou. Andre a represantas dezan an droue a voa e quement-se, ha dre he gomsou mad e reas dezâ renonç d'an ebatou-se ; he alia a reas ive da lavaret bemdez seiz *Pater* ha seiz *Ave*, ac ur veach ar *Salve, Regina*. Ho lavaret a eure, ha souden en em gavas pare eus he infirmite, da behini an oll remejou a voa bet inutil.

Ar religius santel-mâ a voa goulennet evit escop eus ar guær a Fizoli. Pa glevas ar brud, ez eas d'en em guset e gonent ar Chartreuset ; mæs Done a hermetas ma voe disculiet dre ur c'hrouadur tri bloas, pehini, pa edot prest da choas un escop-all, a lavaras : *Andre choaset gant Doue*

*evit hor pastor, a so en oræson e ty ar Chartreuset.* Ar sant oc'h anaout dre eno ar volonte a Zoue, en em sonmetas, ha ne sonjas mui nemet d'en em acquitta eus a oll deveriou ur pastor mad.

Cundui a reas ur vuez quer mortifiet ha quer santel, ma teneas var he bobl graçou ha benedictionou special eus an eê. Dont a reas a-benn da douch ha da deneraat ar bec herien caledet en ho fec'het; inspira a eure an devotion d'ar re libertin ha drollet, lacaat a eure ar peoc'h etre an adversourien touet, pere a veve a bell-amser e division, ha ne felle quet dezo en em velet pe en em bardoni.

Erfin oajet a unec vloas ha tri-uguent, e rentas he ene eûrus d'he Grouer, er bloas 1373.

REFLEXION.

Mam Andre Corsin er c'honvertissas da Zoue dre he dae-lou ha dre he fedennou. Ma ne devize rebechet d'he map he vuez direglet, nemet dre drous ha dre scandal, dre goler ha dre amportamant, ma ne devize losquet varnezan nemet mallosou ha goall bedennou, bac hi en devize graet ur sant anezan?

Mar boc'h eus bugale direis pe libertin, ispicial mar d'int deut da un oad ræsonabl, qnelennt-ho gant peoc'h ha gant carantez, ha dreist pep-tra ho pêt recours da Zoue, oc'h he suplia dre ho pedennou fervant ha dre ho taelou, da sellet a druez out-ho.

*Eil reflexion.* N'edoun quet soneset o velet ho dens an darn-vuia eus ar sænt quiteet ar bet evit labourat en ho silvidiguez, anaout a rent ar gorruption anezan. Ma na ellit quet he guitaat, considerit da viana an danjerou a so ennan, evit tec het diont-ho hac evit na viot quet surprenet.

An darn-vuia eus an dud, ispicial eus an dud iaouanc, a glasque ho fljadur, ha goude beza commancet dre blijaduresou innoeant, e finissont alies dre blijaduresou criminel. Pellait diouz ar placou, diouz an tyez-se destinet d'an divertissamanchou; tec'hit diouz ar c hompagnunezou pere ne sonjont nemet da ebata. Ma na ellit quet renonç antieramant d'ar bed, pellaït da viana diouz ar re a so leun eus a speret ar bed. Ha ret eo evit ur momet a blijadur, en em exposi da un eternite a boanion!

*Ar pempvet devez a viz Fevrer.*

## SANTES AGATA, GUERC'HES HA MERZERES.

Ar santes-mâ, guinidic eus a Sicil, a zisprijas ar bed hac an oll fortuniou caër a elle da esperout, hac a reas ven a virjinite en he iaouanctis.

Ar gouerneur eus a Sicil pehini a bersecute ar gristenien dre urs an impalaër Dec, o veza clevet comps eus he c'henet hac eus he merit bras, a c'hoanteas he guelet hac a gassas d'he c'hlasq.

Ar santes, o veza recevet urs ar gouerneur, a gomprenas erfat e ranqse souden soufr ar verzerinti. Antreu a reas en he c'hampr, hac o veza en em lequeet var he daoulin, e reas ar beden-mâ: *Jesus, va Salver ha va Doue, anaout a rit va santimanchou, guelet a rit va c'halon, he bossedi a rit hoc'h-unan, hac a reot da viquen hep partaj ebet. Roït d'in dre ho craç ar gouraij da ober deoc'h ar sacrifiç eus va buez.* O veza achuet he feden, e partias evit en em renta dirac ar gouerneur.

An den-se, den lubric ha payen, a sonjas dre dromplerez ha dre he antorite ober dezi consanti d'he bassionou brutal; mæs ar santes en rebutas gant horreur ha gant ur gouraij dreist-ordinal. Pa velas ne voa moyen ebet da zont a-benn anezi, e reas he lacaat e ty ur vreq fall ha maleurus, evit ma colse eno ar hurete hac ar feiz.

An tirant ne alle quet he c'hondaoni da un tourmant a rase dezi mui a horreur. N'oufer quet lavaret an displijadur bac ar hoan a soufras en ty infam-se epad ur mis. Ar vreq maleurus-se erfin, goude beza græt he oll effort evit he c'holl, a zisclerias d'ar gouerneur ne voa moyen ebet d'he zrec'hi. Neuse e ordrenas he fresanti dirazan, hac e lavaras dezi adori doueou ar rouantelez, pe en em resolvi da soufr ar brassa tourmanchou. Ar santes a respontas ne anaie nemet un Doue, ha ne adorse hiviquen nemetan, ha penaus e voa prest da soufr mil maro, quent evit sacrifia da doueou faus.

An tirant, goude beza græt he fassata, a ordrenas dre ur grueldet barbar trouc'ha ur vronn dezi. Ar santes en ur soufr an tourmant-se, a lavaras: *Tirant cruel, n'hoc'h*

*eus-hu quet a vez da drouc'ha ha da lemel digant ur plac'h iaouanc ar pes hoc'h eus sunet en ho Mam?*

O veza bet casset goude-se d'ar prison, e reas ar beden-mâ : *Doue oll-galloudec hac eternel, pehini dre ho misericord infinit hoc'h eus prijet quemeret ur sourci particuler ac'hanon, hac hoc'h eus va freservet dious carantez ar bed, ha va c'honservet e creiz an tourmanchou, plijet gueneoc'h receo va ene.* En ur achui he feden e varvas er bloas 251, d'an oad a ur bloas varn-uguent.

Da benn nebeut amser goude, an tirant-se o tremen ur ster en ur vag, a gouesas en dour, hep ma voe gallet he savetei na memes cavout he gorf.

REFLEXION

Santes Agata e deus disprijet gloar ha plijaduresou ar bed, abalamour ma erede parfet penaus madou an donar ne d'int netra e comparæson d'ar re an eé. O peguen dicriet eo ar bed! Ar sænt a zeu d'he abandoum ha d'he zisprijout : ar re memes pere a heul ar bed, en em glem hac a lavar n'en deus nemet madou tromplus hac apparant. Cridi a rit ar virionez-mâ, guelet a rit hoc'h-unan dirac ho taoulagat, ha cousconde e quirit ar bed tromplus-se.

*Eil reflexion.* Pebes couraj ha pebes ners a ro ar religion gristen, pa zeu ur plac'h iaouanc da dreché un tirant hac ar c'hruela tourmanchou. N'edoun quet soueset, ô va Doue! e roac'h quement a ners d'ho sænt, pa'z eo evidoc'h e combatont; n'edoun quet soueset ho defe ur gouraij quer bras, pa'z ê digueneoc'h en recevont; mæs ar pes am eston, eo guelet ez oun va-unan quen digalon ha quen digouraij d'ho servija, goude beza recevet quement a c'hraçou digueneoc'h.

---

*Ar c'huec'hvet devez a viz Fevrer.*

## SANTES DOROTEE, GUERC'HES HA MERZERES.

AR santes-mâ, guinidic eus ar guer a Cesaree e Capadoç, a voa consideret evel ur burzud a furnes hac a zevotion, hac evel exempl ha squer an oll guerc'heset chris-

ten. Cals a speret e devoa, hac un usaj mad a reas anezan, oc'h en em renta bepret habiloc'h en anaoudeguez eus al lesen Doue hac eus he religion.

Ar gouerneur Apriç, o veza deut da Cesarée abers an impalaer Maximien, evit persecuti ar gristenien, a reas he arreti, hac a gommandas dezi adori doueou a romantelez, en ur ziscleria dezi urs an impalaer, pehini en ordrene didan hoan a varo. Dorotee a respontas gant ur ær douç ha modest, pehini a inspire, bete d'ar bayanet memes, ar respet bras evit: *Gouzout a ran urs an impalaer; mæs anaout a ran guell c'hoas penaus ne dleer adori nemet un Doue, pehini he-unan a so ar mæstr souveren eus an eé hac an douar; n'am eus aoun ebet rac an tourmanchou, ha n'em eus quet brassoc'h desir eguet rei va buez evit an hini en deveus va frenet dre ar pris infinit eus he voad precius.*

Apriç, o velet he c'houraij, a gomprenas ne voa quet capabl da zont a-benn anezi dre gomsou; ober a reas eta he c'hundui d'ar prison, ha guervel dion blac'h iaouanc pere ho devoa nevez het ar malheur da renonç d'ar feiz ha da adori an doueou faus. Lavaret a reas d'an diou-se mont da gavout Dorotee er prison evit he alia hac he angaji da ober evel ho devoa græt ho-unan. Ho fossabl a resont evit ober dezi ho muta, mæs ar c'hontrol a arruas, rac Dorotee a represantas dezo gant quement a ners ha quer scler ar malheur e pehini e voant coucet, ma teusont da zetesti ho lachete hac ho fec'het; mæs evel ma tisesperent eus ho silvidiguez pa sonjent er c'hrim ho devoa græt, ar santes a represantas dezo penaus, mar ho devoa græt ur c'hrim bras oc'h abandoni Jesus-Christ, e raent c'hoas unan brassoc'h o vancont a esperanç hac a fianç en he vadeles hac en he visericord, penaus ne voa quet a c'houliou hep remed evit ur medecin oll-gallondec eveldan; ha penaus n'en-devoa quemeret an hano a Salver nemet evit hor savetei. *Distroit eta outâ hep dale*, emesi; *grit pinijen, en em gonvertissit a greis ho calon, ha me hoc'h assur eus ar pardon eus ho faut.*

En em strinca a resont da dreid ar santes oc'h he supha da bidi Doue evit ho. He ober a eure, hac ho c'hreaat a reas quer parfet er feiz, ma tensont (o veza bet galvet gant ar gouerneur evit lavaret dezan hac angajet ho devoa Dorotee da adori doueou) da respont dezâ ho devoa

bo-unan re a e hlac'har da veza græt ar c'hrim-se, evit alia den ebet d be ober.

Pa glevas ar seurt respont, e antreas e coler, bac e ordrenas, ma na zeusent da adori a neves an doueou, ho strinca bo diou en ur goter bero. Soufr a resont an tourmant-se en ur bidi Jesus-Christ da receo ho foan evit ho finijen.

An tirant a roas goude-se urs da dourmanti Dorotee. Ar santes a biguas quer joaus var ar chafaut a voa preparet evit, ma e houlennas an tirant diganti petra he rente quer contant. *Biscoas, eme si, n'am eus santet ur joa quer bras evel an hini a santan hirio, dre m'en deus prijet an Autrou Doue en em servijout ac'hanon evit savetei an diou blac'h-se pere a voa collet.* Erfin goude bezâ bet he c'hostez devet gant torchon allumet, e voe dibennet er bloas 308.

REFLEXION.

Dorotee pehini ne voa nemet ur plac'h iaouanç, a gonvertissas diou blac'h-all pere a glasque ober dezi renonç d'ar feiz. Comprenomp an nerz eus a c'braç an Autrou Doue, pehini a voar touch ar c'halonou pa blij gantâ, ha dre voyen an nep a blij gantan. Comprenomp eta penaus e allomp gant ar sicour eus he c'hraç contribui da gonversion hon nessa. Ne faut alies nemet un avis mad, ur goms vad, evit distrei ur pec'her diouz an hent eus a berdition, hac he lacât en hent eus he silvidiguez.

---

*Ar seisvet devez a viz Fevrer.*

SANT ROMUAL, ABAD.

ROmual, disquennet eus an duguet a Raveen, a heulias ar bed hac he blijaduresou bete an oad a uguent vloas.

He dad en devoe un devez disput ous unan eus he guerent; en em ganna a reas gantan e duel, hac el lazas. Romual pehini a voa presant, petra-bennac ne voa quet eaus eus ar goall affer-se, en em santas quen touchet, ma quemeras ar resolution da guitaat ar bed evit ober pinijen.

En em denna a eure en desert e quichen un Hermit devot.

devot. Eno e cavas peadra da gontanti an desir en devoa da bratica ar binijen.

Bemdez e lavarent ho daou assambles an offiç, hac evel Romual a fase alies er gommancamant, an hermit evit he gorrija a roe dezâ hep tro un taol gant ur voalen vian var gostez he benn. He zisqubl, goude beza andúret pell amser hep lavaret guer, er pedas un deiz da squei var ar c'hostez-all, abalamour, emesan, ma colle ar c'hlêvet eus ar c'hostez-se. An hermit a admiras he batiantet, hac en tretas goude-se gant mui a zouçder, ha da benn nebeut a amser er c'honsideras evel he vestr er vuez spirituel.

Romual en em dennas goude-se en un desert hanvet Camaldoli, e pelec'h eu devoe souden cals a zisquibien. Eno o veza cousquet un deiz equichen ur feunteun, e velas dre he sonj ur squeul, eus a behini an troad a voa var an douar, hac ar bec a d'ie bete an eê, hac e velas religiuset guisquet e guenn o pignat var ar squeul-se. Goude ar sonj misterius-se, e roas d'he zisquibien an habit guen gant reglennou caer a vuez. Evelhen eo e commanças an urs a Gamaldûl, pehini abaoue ouspen c'huec'h cant vloas, en deus conservet he guenta ferveur, hac en deus roet quement a sænt d'an Ilis.

Ar sant-mâ o veza clevet penaus he dad, da behini en devoa græt Done ar c'hraç da guitaat ar bed, ha da antren en ur gouent, a voa var ar poent da sortial evit distrei er bed, a ieas d'he gavout, hac a gomsas outan quer mad ha quer caêr, ma en rentas ferm er stad en devoa quemeret, ha heza en devoe ar gonsolation d'he velet o vervel eguis ur sant.

He garantez evit Jesus-Christ a voa quen ardant, ma vize clevet alies en deiz o lavaret ennâ he-unan : *O va Jesus leun a zouçder! ô Doue eus va c'halon! va Salver carantezus, douçder ar sænt, mêl delicius an eneou pur, va Jesus douç ha mad, an objet hac ar fin eus va oll desirou.*

Erfin oajet a c'huec'h-uguent vloas, ez eas da recco en eê ar recompanc eus he labourou hac eus he boaniou, var dro ar bloas 1027.

*Maximou spirituel sant Romual.*

1. Buez ar sænt a zeu da douch ha da ranna va c'halon : carguet oun a gonfusion hac a vez, pa gonsideran petra ho deus-hi græt, ha petra a ran me va-unan.

2. Ma carres, Romual, lesel grac Doue da operi eu da ene, petra na rafes-te quet? Da santimant da-unan a heuhes, miserabl, hac e colles tout.

3. Peguen terribl eo jujamant an Autron Doue! Pell amser so aba eu em breparan da vervel; ha seul-vui e soujan, seul-vui e seblant d'in ez oun indign da apparissa dirac Doue.

4. Guell eo soufr gant mirit, o veza innocant, eguet soufr dre he faut, o veza coupabl.

5. Bevet am eus epad uguent vloas etouez ar bed, ha caut vloas er gouent hac en desert. Peguer ber eo bet ar c'hant vloas-mà; ha peguen hir, peguen leun a viserou eo bet an ugueut vloas-se!

6. Pa vanq an dud deomp, Doue bor sicour, ha guell eo caout Doue he-unan evit cant ha cant mil den.

REFLEXION.

Ar binijen vras hac ar iunion en deus pratiquet sant Romual epad cant vloas n'ho deus quet miret n'en deus bevet bete an oad a c'hucc'h-uguent vloas. Goude quement-se penaus e ellet-hu cridi e teufac'h da zaverra ho puez evit iun ar c'horais, evit sevel un hanter-heur abretoc'h evit renta da Zoue ho tever a christen dious ar mintin! Ah, peguen douç eo implija he vuez e servij Doue, pehini a voar he c'honservi hac he astenn, pa he dispriser evit he c'hloar.

*Eil reflexion*. Ar sant-mà goude ur binijen a gant vloas, a zouje jujamanchou Doue. Petra a raimp-ni eta, ni pere hon eus tremenet quement a amser er pec'het ha quen nebeut er binijen; ni pere n'hon eus quet commancet da veva ervad, na sonjet da vervel ervad.

---

*An eisvet devez a viz Fevrer.*

## SANT IAN MATHA.

AR sant-mà a voe ganet e Provanc. He garantez evit Doue, he druez ous ar beaurien, hac he zevotion tener evit ar Verc'hes Vari epad he iaouanctis, a voe ur sin eus ar santelez vras e pehini e tlie arruont.

Goude beza studiet en theologi e Paris, e recevas eun an urzou sacr. En he oferen guenta, en amser ar gorreou, e velas un Æl e form un den iaouanc caër meurbet, guisquet e guenn, pehini en devoa var he habit ur groas glas ha ru, hac en he guchen daou gaptif carguet a chadennou. Ravisset bac extasiet dre ar vision-se, e comprenas e voa destinet gant Doue evit racquita ar gaptivet digant an infidelet. Evit en em zisposi da un affer quen important, en em dennas en desert, e pelec'h e raucontras un hermit santel hanvet Felix Valoa, pehini a edo eno abaoue pell amser. Beva a resont ho daou essambles er pratiq eus an oll vertuziou, hac ar brud eus ho santelez a reas da gals a dud devot dont d'ho c'havout evit beva dindan ho direction.

Tri bloas a voa ma conduent evelse en desert ur vuez angeliq, pa zigonesas dezo guelet o tont etrezee-enno ur c'haro pehini en devoa var he benn ur groas henvel ous an hini a zougue var he habit an Æl pehini a voa bet apparisset da sant Ian Matha en he oferen nevez. Un dra quen admirabl en oblijas da ziscleria d'he gompaignon ar vision en devoa bet. Eus a neuse e quemersont ho daou ar resolution d'en em rei oll ha d'en em gonsacri da zilivra ar gristenien pere a voa e captivite dindan an Turquet.

*Mont* a resont da Rom evit diseleria ho dessein d'an *tad santel* ar pap, hac evit disqui gantan ar pes a dlient ober. Oheñ a ma voa ar pap oc'h ober he sonj, hac o deliberi hac en approufse an urs nevez-mâ, e velas hevunan, en ur lavaret an oferen e ilis sant Ian Latran, un Æl guisquet e guen, gant ar memes mercou ma voa bet apparisset da sant Ian Matha. Goude ar vision-se e approuvas an urs hac e ordrenas e tougse ar religiuset ur guiscamant guen gant ur groas glas ha ru var ho estomac

C'hoant bras en devoa sant Ian Matha da vont en Afriq etouez ar barbaret, hac he joa a vize bet da ehom hevunan e captivite e plac ur c'haptif bennac, mæs ar pap o veza he zale het e Rom evit en em servijout anezan en afferiou important eus an Ilis, e cassas daou eus he relijiuset da Maroc, e pelec'h e racquitsont evit ar cherza gueich c'hueec'h captif ha nao-ugueut.

Ar sant-mâ o veza revuset beza cardinal, en devoe erfin conje digant ar pap da vont en Afriq. Eno e recevas

meur a voall-dretamant digant ar barbarat; mæs beza en devoe ar gonsolation da gonsoli ar gaptivet, d'ho c'hreaat er feiz, ha da zihvra an darn-vuia anezo.

O veza distro da Rom, petra-bennac ma voa sempleet he ners, e tremenas an daou vloas diveza eus he vuez o visita ar brisonerien, o c'h assista an dud clan, o soulaji ar beaurien, ac o convertissa eneou da Zoue dre he instructionou santel.

Erfin, uset gant an oll fatig en devoa bet, ha consumet gant ar flam pur eus a garantez gristen, e rentas da Zoue he ene innoçant er bloas 1213, etro an oad a ur bloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Admiromp ar garantez vras en deus bet ar sant-mâ evit ar gaptivet, en ur labourat gant quement a fatig evit ho racquita. Ma na ellomp quet ober quement-se, soulajomp da nebeuta miseriou hon nessa er pes a vezo possibl deomp, ne ouffemp ober netra agreaploc'h da Jesus-Christ, pehini hon assur ne leso quet hep recompanç ur verennat dour epquen roet dre garantez evitan da ur paour. Pebes recompanc eta a root-hu, Salver adorabl, d'ar re ho devezo græt alusennou bras? Pebes recompanç a zestinet-hu d'ar re ho devezo prenet pe gontribuet da racquita ar gaptivet, d'ar re ho devezo visitet ar re glân, consolet ar re afflijet, pratiquet an euvrou a visericord?

---

*An navet devez a viz Fevrer.*

## SANTES APOLLINA, GUERC'HES HA MERZERES.

ER bloas daou c'hant eiz ha daou-nguent e savas er guær a Alexandri, e pehini edo un nombr bras a bayanet, ur bersecution pe ur revolt a enep ar gristenien. Ar pen-caus a-se a voe un den maleurus pehini en em emelle eus a zivinerez pe ar sorceres. An trompler-se incitet gant an drouc-speret, a vrudas partout penaus e tlie arruout ur malheur bras bennac e quær, ma ne vije distrujet ar christenien. Ne falles quet davantaj evit lacât ar bayanet e furor out-ho.

Cetu e pe feçon e parlant sant Denis, escop eus a Ale-

gaadin, pehini a voe test eus a gaement en deus scrivet var ar poent-se. Un divinour maleurus, emezan, e alumas ur furor hac ur goler estranj e calon ar bayanet en hon enep. An dud dallet-se o cridi un deu digoustianç hac impi, en em revoltas a-enep ar gristenien, ac ho zretas gant pep seurt cruelder, o sonjal ne allent quet guell enori ho zoueou faus, eguet en ur sacrifia dezo buez ar re a adore ar guir.

Santes Apollina a zisquesas er bersecution-se ur gouraj dreist-ordinal, pehini a so bet admiret bete vremâ gant an oll, ha pehini a voe neuse ar sujet eus a admiration ar bayanet memes.

Apollina a voa ur verc'h respetet hac enoret bras gant an oll gristenien ebars Alexandri, da bere e voa un exempl esér eus a bep seurt vertuziou. Doubli a reas he fedennou hac he iunion en amser ar revolt-se, en em dere'hel a ree en he zy, o sevel da bep momet he daouarn hac he daoulagat etresec an eê. Hac evel ne devoa douet ebet ne vize souden sacrifiet, en em brepare gant ferveur d'he sacrifie. En effet ar bayanet, pere evel tud arrajet a dorre an òrion var ar gristenien, a bille hac a zeve an tyez, en em sesas anezi. Commanç a resont dre denna dezi he oll dent: an anquen a voa bras, mæs ar santes en andu-ras, non pas epquen hep en em glem, mæs gant joa da soufr *evit Jesus-Christ*. Alumi a resont goude-se un tân *bras*; oe'h he gourdrous d'he strinca e creis ar flam, he zreit hac he daouarn amarret, ma na zeuste da ofri esenç d'an doueou.

Neuse en em santas inspiret d'en em deul he-unan er flammou, evit disquez d'ar bayanet penaus e devoa muí a horreur ous ar pes a c'houlennent digant-hi, evit n'e devoa ons an oll tourmanchou; hac evit disquez dezo c'hoas penaus ar verzerien a sacrifie ho buez a galon vad dre ga-rantez evit Doue, ha non pas dre gontraign pe en despet dezo. O veza eta goulennet un tamic amser, evel evit ober he sonj, e teuas d'en em recuilli ha da antren en he interieur, goulen a reas gant ferveur digant Doue ar c'hraç, an ners hac ar gouraj a bere e devoa ezom, he supplia a reas da gavout evit agreabl ar sacrifiç a iee da ober dezan eus he buez. Goude-se leun a fiziang e Doue hac anflammet dre ar garantez divin, e redas hac en em strincas he-unan en tan, e pelec'h a rentas he ena d'he C'hrouer.

Ar bayanet eu em gavas souezet meurbet, ha ne ellent quet compren penaus e alle ur verc'h caout ur couraij quer bras. Ar gristenen a zestumas ar pes a chomas eus he relegou, hac ispicial he dent, pere a voe distribuet da veur a ilis ha conservet gant cals a respet.

Ar soulajamant a receo c'hoas bemdez cals a dud dre intercession santes Apollina, a zisquez ar c'hredit a deus dirac Doue.

REFLEXION.

Santes Apollina a anduras hep en em glem, ha memes gant joa, tenna he oll dent. Sujet ez ouc'h sur da ur boan pe da un dræsamant benuac, Doue a ro ar hoan-se deoc'h evit exerci ho patantet. Ma ne illit quet soufr gant joa, soufrit da viana gant patiantet ar pes na illit quet da evita. Petra-bennac a rafec'h, mar dent da vurmuri pe d'en em jala, ne reot nemet crisqui ho troue, hac en em renta fachus d'ar re-all ha deoc'h hoc'h-unan.

E creis ho prassa anquen sonjit e poaniou an ifern pere boc'h eus meritet dre ho pec'hejou, ha livirit neuse: *Bremâ, ô va Doue, e ven o soufr poaniou crueloc'h, ma n'ho peze dre ho madelez astennet va buez, evit rei d'in amser da ober pinijen.* Sonjit peguen cûrus ouc'h c'hoas da c'hallout dre boaniou quer ber racquita poaniou eternel. Offrit ho poan da Zoue evit pinijen eus ho pec'hejou. Unisset ho poaniou gant ar re en deus anduret ho Salver adorabl. Soufrit dre garantez evitan ar boan, ar c'hlenvet, an affliction a ro deoc'h. Offrit dezan quement a andurit, ha livirit: *C'hoas davantaj, va Salver, mar d'ê ho volontez; crisquit va foan, mæs crisquit va fatiantet.* Sonjit er pez ho deus soufret ar sænt evit Doue; sonjit ar pez en deus anduret Jesus-Christ evidoc'h, sellit ous he groas hac e lavarot: ar pes a soufran ne d'ê netra e comparæson d'ar pes en deus soufret va Jesus.

---

*An decvet devez a viz Fevrer.*

## SANTES SCOLASTIQ, GUERC'HES.

Santes Scolastiq c'hoar da sant Beneat, a voa guinidic eus an Itali. He mam leun a verto a inspiras dezi abred

santimanchou bras a religion; hac hi ne gave quet douçoc'h plijadur eguet chelaou instructionou he mam devot.

Petra-bennac ma voa pinvidic, ha m'e devoa cals a speret, e care beva retiret. Ar guiscamanchou monden ne blijesont biscoas dezi, hac ive clevet he devoa cant gueich gant he mam penaus ar guiscamanchou caera ne ouffent quet rei mirit ebet da zen, ha penaus ar c'haëra meuleudi a ouffer ober eus ur plac'h, eo lavaret ez é modest ha devot

O veza clevet coms eus ar vuez santel a gundue he breur er gouent var menez Cassin, en em santas touchet hac inspiret d'he imita. O consideri neuse penaus na voa-bi quet nebentoc'h interesset na nebentoc'h oblijet eguet he breur da labourat en he silvidiguez, ez eas d'he gavout evit disqui gantan an hent eus ar berfection, ha goude beza discleriet dezan ar c'hoant he devoa da dremen he buez er solitud, er pedas d'he instrui var ar pes a dlie da ober, ha da rei dezi ur reglen a vuez. Sant Beneat a roas dezi casi ar memes reglen evel m'en devoa roet d'he religiuset, hac ar santes he miras gant fidelite ha gant ferveur.

Ar brud eus he santeles a reas da un nombr bras a verc'het dont d'he c'havout evit beva gant-hi hac en em angaji da viret ar memes reglen evel-di

Ar guerc'heset santel-se occupet epquen eus ar sourci da bijout da Zoue, a zeuas souden da aucouat bete ar sonj eus ar bed. An oræson a voa ho exercic ordinal en noz hac en deiz, miret a rent bepret ar silanç, ha iun an darn-vuia eus an amser; ho finijen a voa bras; ho c'hamprou, ho meubl, ho bevanç, ho guiscamant a voa dister ha paour. „Chetu e pe façon e commanças an urs caér-mà pehini en dens contet bete pevarsec mil gouent hac e pehini e veler c'hoas un nombr quer bras a verc'het distinguet dre ho noblanc, ha cals a brinceset o preferi croas Jesus-Christ da c'hloar ar bed.

Santes Scolastiq a iec ur veich ar bloas da velet he breur, evit renta cont dezâ eus ar façon ma veve he-unan, hac eus an hini ma c'houverne he leanesat. Sant Beneat pehini ne soufre quet e tensie he c'hoar bete ar gouent, a iec e compaignunes ur religius-all d'he receo en ur plac er meas eus ar gouent.

Æz eo compren peguer santel e voa conversation hac

antretieu ar sant hac ar santes-mâ, pere a voa ho zaou leun eus ar garantez divin. N'en em antretenent nemet eus a Zoue, eus ha vadelez ac eus he visericord en ho andret. Sant Beneat a gonte d'he c'hoar lod eus ar graçon en devoa recevet digant Doue, ha santes Scolastiq a zisclerie d'he breur ar favenrion a bere en devoa Doue he c'harguet. Evel-hen eo en em sicourent an eil eguile da avanç mui-oc'h-mui en bent eus ar berfection.

Ar santes-mâ a rentas he ene pur hac innoçant da Zoue e tro ar bloas 543 Sant Beneat pehini a voa en amserse en oræson, a velas he ene o pignat en eê didan ar furm eus ur goulm. Ravisset neuse gant joa o velet an eurusdet a behini a jouisse he c'hoar, e rentas graçou da Zoue assambles gant he oll religiuset, eus a bere e cassas lod da guemeret ar c'horf santel evit he dransporti var menez Cassin, hac e reas he enterri er be en devoa preparet evitan he-unan.

*Maximou spirituel santes Scolastiq.*

1. Ar silanç a so an æl gardieu eus ar gwir devotiou.
2. En oræson e quef ar galon he joa ac he c'hontantamant.
3. Ma ouffe an oll an doueder hac ar blijaduriou pur a ro Doue d'ar re e servij gant carantez, piou n'en deffe quet c'hoant d'he servija gant fidelite?
4. Un devez impliet-mad o servija Doue, a denn mui a brofit deomp, eguet mil devez impliet oc'h aquisita madou ar bed.
5. O sellet ous ar grucify, e santan ur soulajamant vras er poaniou a soufran.
6. Ret è parlant eus a Zoue hac eus a zraou edifiant, pe ret è tevel, rac quelecbou ar bed ne veritont quet e va comset anezo.

REFLEXION

Ar gonversation e devoa santes Scolastiq gant he breur ar veich er bloas a voa edifiant meurbet, ne barlantent nemet eus a Zoue, eus he vadeles hac eus he visericord, evit en em sicour an eil eguile d'he servija gant mui a ferveur. Pa en em guivit e compagnunez, ha parlant a rit-hu alies eus a Zoue? Ha parlant a rit-hu da viana aus a draon-mad beprat? Pa garer ur re bennac, en em

blijer o parlant anezan. Nebeut a garantez hon eus evit Doue, setu perac e parlantomp quen nebeut anezan. Ar re n'en em antretenont er gonversation nemet a quelechou ar bed, pe a barlant eus a he-mà hac eus a houn-nes, ouspen ma collont an amser, e ma int en danjer da gouesa e meur a faut hac e meur a bec'het, ma ne lequeont evez mad.

---

*An unnecvet devez a viz Fevrer.*

## S. GUILLERM, DUC EUS A AQUITÊN.

AR penitant bras-mà a voa guinidic ens ar Poëtou. He dad er c'hare hac er cherisse quement en amser ma voa bian, ma he lese da ober quement a gare; ne mede quet e sourci da guelenn he vap, na da ober rei dezan un descadurez christen. An duc iaouanc o caout re a liberte a gouesas souden e peb seurt viçou, pere a gresque dre ma teue an oad dezan.

Ouspen ma cundue ur vuez dibauchet ha direglet, ne ree man ebet evit canna hac evit laza. Ne d'ea morse e nep-lec'h nemet armet mad, ha ne glasque nemet caout affer ous ur re-hennac. En em zisclerià a reas memes a-enep ar pap, ha troubli a eure ar peoc'h eus an Ilis en hevelep fæçon ma en em santas ar pap oblijet d'he excommunia, oc'h esperout dre ur bunition quen terribl ober deza chenj; mæs o velet e continue en he zisurs, e cassas sant Bernard d'he gavout evit essaat dont a-benn anezan. An den santel-se a reas he oll bossibl evit ober dezan antren ennà he-unan hac en em anaout, mæs inutilamant; rac an duc obstinet er chasseas eus he bresanç, o c'hourdrous e'hoas he laza. Sant Bernard ne gollas quet conraj, recommandi a reas an affer da Zoue, ha goude beza offret ar sacrifiç santel eus an oferen, e sortias eus an Ilis gant ar sacramant en he dorn, evit mont da gavout an duc, da bebini e lavaras gant ur vouez terribl: *Da bedet hon eus, mæs hon disprijet ac'h eus; chetu amà ar Roue eus an eê hac eus an douar, ar penn hac ar mæstr souveren eus an Ilis, pehini a bersecutes; chetu amà da varner, ha souden da ene a diemeno etre he zavuarn,*

*he zisprijout a ri-de, evel ac'h eus zisprijet he servijerien?* An duc spountet dre ar c'homson-se, ha mui c'hoas dre ar bresanç eus a Jesus-Christ, a gouesas var an douar hep gallout parlant. Ar sant a gommandas dezâ sevel ha lavaret publicamant dirac an oll he intantionou. An duc a savas, ha dre ur burzud eus a c'hrac Doue e teuas eus a un den cris ha revoltet ma voa queut, da veza donç hac obeissant evel ur ehrouadur, gouleu a reas pardon digant Doue hac ous an oll pere en devoa scandaliset.

Quelhca gueich ma sonje goude-se e comsou sant Bernard, en em lequee da vouela ha da hirvoudi, en ur lavaret : *O va Doue, ne varnit quet ho servijer, rac pou a vezo cavet just dirazoc'h?* Quemeret a reas a-neuse ar resolution da guitaat ar bed.

O veza clevet e voa un hermit santel en ur c'hoat tost da Boitie, ez eas d'he gavout; en em striuca a eure d'he dreit gant eals a zaëlou, oc'h he bidi d'he sicour d'em savetei. An hermit a represantas dezâ penaus e the oher un binijen hervez ar grevusdet hac an nombr eus he bec'hejou. Ordren a reas dezan guersa he dillat caër, ha rei an arc'hant d'ar beaurien; douguen ur sae reun gant ur habit houarn var c'horre, hac un ar rest eus he vuez. Ar pemtant santel a reas souden quement a voa ordrenet dezâ; hac o cavout c'hoas re zister ar binijen-se, e amarras he gorf gant ur chaden. Guisquet evel-se, e partias dre urs an hermit evit mont da gavout an tad santel ar pap. En em striuca a eure d'he dreit, en ur c'houlen gant humilite an absolven eus he grimou. Ar pap o velet he binijen vras, an abondanc eus he zaëlou, hac ar veach hn en devoa græt, a savas an excommunication didan pehini e voa couesct.

Ar sant en em dennas goude-se en un ty paour ha zistinij e pelec'h e chomas nao bloas, o veva divar bara ha dour, hac o touguen noz-dez he habit houarn, pehini a ree dezan soufr ur hoan estranj. He zaëlou ne ehanent o redec, ha da hep momet e seoe var boul he galon, en ur disclerïa publicamant he bec'hejou.

Goude an nao bloaz-se e quemeras he zemeurançe en ur c'hoat bras, e pelec'h e vevas hervez ar reglen ho devoa miret an hermitet santela eus an desert.

Enfin, uset gant an oad ha gant ar binijen galet, goude beza reparet dre he exempl vad ar goall squer en

devoa roet, en devoe ur maro eürus er bloas 1166, ha Doue a ziscleriaś he santeles dre galś a viraclou.

### REFLEXION.

An dne-må goude bezan bet unan eus ar brassa pec'herien, a so deut da vezan ur sant bras. Pec'her ha pec'heres, e pe stad bennac e veac'h na zisesperit quet eus a vadelez an Autrou Doue. Doue a ell hac a zesir ho convertissa, nemet na resistot quet ous he c'hracou ha ma viot fidel da heulia he inspirationou santel.

*Eil reflexion*. Ar penitant bras-må en deus finisset he vuez dre ur maro eurus, cnoret eo bet memes gant Doue eus an donæson a viraclou. Ar pec'hejou tremenet ne viront quet ous ar re ho deus ho c'hutteet, na vent goudese agreabl bras da Zoue. Doue a ra alies mui a faveriou da ur pec'her convertisset pehini a zeu da guudui ur vuez devot ha fervant, evit na ra da gals a eneou pere n'ho deus quet commetet a bec'hejou bras, mæs pere er servij gant nebeutoc'h a ferveur.

---

*An daouzecvet devez a viz Fevrer.*

## SANT EFREM.

SAnt Efrem a voa guinidic eus ar guær a Edeç e Mesopotamii. He guerent, pere a voa tud eu ho æz, o velet he speret caer, eu lequeas var ar studi; hac e teuas da veza unan eus ar re habila eus he amsér.

Ar sant-må en deus raportet he-unan ar fautou pere en devoa græt en he mouanctis. Lavaret a ra penaus un devez o veza cavet en ur c'hoat buoc'h un den paour, e teuas d'he redec a dauliou mein, ha penaus e couesas ar vuoc'h-se en ur foz e pelec'h e voe taguet ha devoret. Discleria a ra ouspen-se penaus en devoa quemeret plijadur en ur assista er c'houariou ac eu divertissamanchou public. Cetu a-se ar fautou hep-queu en devoe d'en em rebech epad he vuez, hac evit pere en deus græt ur binijen vras.

Efrem o veza un devez e beaich, en em gavas surprenet gant an noz, hac oblijet da loja en un ty var ar mæs. Er memes noavez e entreas ar bleizy a craou an dèuyct

ac a gassas lod anezo gant-ho. Antro-nos vintin tud an ty o velet e vanque ho dènvet, a gredas e voant eet gant al laëron, ha penaus e voa an den iaouanc ho devoa lojet en ho zy en devoa digoret an or dezo. He arreti a resont hac ober he lacat er prison.

Goude m'en devoa græt anaoudeguez gant ar brisonerien-all, en ur barlant assemblea, e teusont d'en em interroji etrezo var benn petra ez oaut dalc'het er prison. Peb-hini a lavaras he sujet hac he occasion. *Accuset oun*, eme Efrem, *da veza digoret an ôr d'al laeron; innoçant oun a guement-se, mæs anaout a ran justiç an Autrou Doue pehini a zeu bremâ d'am punissa eus ur c'hrim-all a behini ez oun coupabl e guirionez, o veza græt da un den paour coll he vuoc'h.* Un all a lavaras : *Me so accuset eus un aoultriez pehini n'em eus quet commetet, mæs criminel oun couscoude a hent-all, dre ma em eus droue comset eus ur vreq honest, da behini am eus græt coll he reputation hac he hano mad. Ha me*, eme un all c'hoas, *a so accuset da veza lazet un den ous pehini n'am eus quet touchet, mæs dont a ra sonj d'in e vanquis un devez dre ma faut da rei sicour da un den pehini a velen o veuzi dirazon; ha cetu ar guir faut pehini a bunis bremâ an Autrou Doue enon, o permeti e ven accuset eus a ur muntr.*

Efrem en he brison a brometas da Zoue e teuze da dremen ar rest eus he vuez er binijen, ma plijese gantâ rei dezan ar c'hraç da sortial ac hano. Da bean an nebeut amser, evel ne voa test ebet en he enep e oue roet dezan he liberte da sortial.

En em denna a reas rac-con en desert e pelec'h e cundnas ur vuez humbl ha mortifiet meurbet, oc'h en em gonsideri bepret evel ar brassa pec'her ac evel an distera eus an oll dud.

Goude m'en devoa tremenet meur a vloas en desert, an escop eus ar guær a Nisib en alias da zistrei d'ar guær a Edeç. Distrei a eure, hac e convertissas eno ur vreq pehini a gundue ur vuez fall, hac eus a behini en em servije an droue-speret evit coll cals a eneou. Var ar brud eus ar gouversion miraculus-se, an escop er poursuas da receo an urzou sacr. Ar sant, dre obeissanc evit he escop, a recevas an urs a ziaci, mæs he humilite vras a viras outan bepret n'en em rentas belec. Neuse dre urs he

brelat e presegas an Aviel gant eala a froez ha gant pep issu-mad. He gonferançou spirituel hac he sermoniou leun eus a un douçder hac un onction divin, ha sontenet dra an ners eus he exempl, ho devoa ur vertu vras evit toueh ar c'halonou ha convertissa ar bec'herien vrassa. En amser eus ur guerrez hac ur famin e presegas gant quement a ners var an obligation da bratica ar charite ha da ober an alusen, ma teuas ar re binvidic da ziguen ho grignoliou evit soulaji an oll beaurien.

Ouspen-se e composas levriou caër hac admirabl pere ho deus græt he gonsideri evel unan eus a dadou santel an Ilis.

*Oc'h* en em santout clan e c'houlennas dre he destament beza enterret er veret; ha goude heza pedet an oll assistantet da hidi evit ar repos eus he ene goude he varo, e reutas he speret da Zoue, var dro ar bloas 380.

REFLEXION.

Mar d'oc'h accuset eus ur faut pe un drone bennac pehini n'ho pe quet græt, considerit etre Doue ha c'houi ha n'ho pe quet græt ur faut bennac-all quer bras, ha martese brassoc'h eguet an hini a damalleur deoc'h. Ofrit neuse da Zoue ar hoan-se en intantion da satisfia d'he vajeste evit ar fautou-all hoc'h eus cometet e gurionc. O peguen agreabl ve da Zoue un hevelep satisfaction! *Liquit quement-se* e troad ar groas, lesit Doue da ober he volontez; cavout a rai ar voyen da ziscletia hoc'h innoçanç pa blijo gantan.

N'en em glemomp quet quement eus an injustiçou a ra deomp an dud. Doue a bermet quement-se, hac en em servij anezo evit punissa hor fautou secret ha cuset, peautramant evit rei deomp occasion da soufr un dra bennac dre garantez evitan.

---

*An trizecvet devez a vis Fevrer.*

SANT MARTINIEN, HERMIT.

Buez sant Martinien a so un instruction gaër pehini a zesq da bep-unan penaus e tle bepret diffizout eus he vertu hac eus he ners, disqui a ra penaus buez an den

var an douar a so ur bresel hac un dentation continuel, ha penaus ne alleur conservi an innoçanc etouez quen lies a zanjer, nemet o tec'het dious an occasionou.

Martinien, guinidic eus ar guær a Cesarce e Palestin, oc'h anaout e voa ar bed leun a birillou hac a dentationou, en em dennas d'an oad a drivec'h vloas en desert, evit labourat epquen en affer bras eus he silvidiguez Castia a ree he gorf dre binijennou ar rusta; he unnou a voa continuel, nebeut amser a roe d'ar c'housquet, nebeut e parlante ous an dud, hac e tremene an deiz hac an nos casmant-oll oc'h en em antretem gant Doue en oræson.

An droue-speret, adversour ar silvidiguez, a implijas he oll finesseou evit he drouhli hac ober dezan quitaat an desert; mæs quement-se ne servijas nemet evit he rentañ bumploc'h ha courajussoc'h.

Pemp bloas varn-uguent a voa e persevere Martinien en oll exerciçou eus ar binijen ebars en hermitaj, pa zeuas an tentateur da stegna dezan ur peich never a behin e tisfizias nebeut. Ur vreq dibauchet ha libertin hanvet Zoë, poulset gant an droue-speret, a c'hoanteas mont d'he denti, quemeret a reas un habit fall, lacat a eure he habijou caera en ur pacquat dudan he brec'h, hac ez eas dre ar glao d'he hermitaj. O veza asect var dreuzou an ôr, er suplias da gavout truez ous ur baoures quez pehini a voa surprenet gant an noz ebars er c'hoat. *Plijet gueneoc'h*, emest, *servijer Doue, ma loja dre garantez; n'am lesit quet dirdan ar glao, na da veza devoret en nozmâ gant al loënet gouez.* Martinien dre druez out-hi a zigoras he zôr, ober a reas tan, rei a reas dezi da zibri eus ar pes en devoa, hac o veza recommandet deza partial antronoz vintin, en em dennas he-unan en un hermitaj all.

Ar vreq-mâ da c'houlou-deiz a viséas he habijou caer. Martinien o sonjal e the beza eet en he roud, a zistroas d'he hermitaj; mæs soueset bras e voe o velet ur vreq quer paret ha quer fiebet. Ar vreq fall-se leun a dromplerez hac a finese, goude beza contet cals a draou dezan, a zeuas quen divergont ha quen insolant, ma er sollicitas da bec'hi. Martinien o veza en em arretet re d'he c'hlevet, en devoe ar malheur da gonsanti en he galon da un desir dishonest, mæs Doue pehini ne falle quet dezan lesel da goll ar fiouez eus ur binijen a hemp bloas varnuguent, a sellas a druez out-hañ hac en touchas. Martinien

a guemeras quement a horreur eus he faut, hac en devoe quement a c'hlac'har, ma alumas un tan bras e pehini e lequeas he dreit, evit mouga dre an tan exterieur-se ar flam impur a voa savet en he galon. Goude beza soufret un anquen horribl, e lavaras en ur grial : *Petra, Martinien, n'ac'h eus quet gallet soufr un hanter-quardeur un tan quen sempl, penaus e alli-de soufr epad un eternite hini an ifern da behini ez oud en em exposet.* Goude-se oc'h en em adressi da Done gant ur galon mantret a c'hlac'har : *O Tad a visericord*, emesan, *ho pezit truez ous ar pec'her paour-mâ ; plijet gueneoc'h pardoni dezan he bec'het ha rei dezâ an amser da ober pinijen*.

Zoé estlamet o velet ar binijen estranj a reas Martinien, en em santas touchet hac en em gonvertissas ive var-anheur. Neuse e pedas an hermit penitant, gant cals a zaelou, da bourvei d'he silvidiguez, ha d'he lacât e stad da ober pinijen ar rest eus he buez. Ober a eure dezi mont racc-on da Vetleem, ac e reas he recco e gonent santes Paula, e pelec'h e varvas santelamant, goude beza tremenet daouzec vloas e pratiq eus ar brassa pinijen.

Sant Martinien a valeas goude-se eus an eil desert d'egile, o tec'het bepret dious an droue-speret, pehini ne ehane d'he hoursu evit dont a-benn anezan.

O veza arruet erfin er guer a Atheen, oc'h en em santout clan, e pedas an escop da rei dezâ he venediction hac ar sacramanchou diveza. En ur hronone ar c'homsoumâ : *Etre ho taouarn, va Doue, me a recommand va ene*, e varvas vardro pevar c'hant vloas goude donediguez hor Salver.

REFLEXION.

Piou a gredo en em fiziout var he ners na var he vertu, o velet ez ê deut Martinien, goude ur binijen a hemp bloas varn-uguent, da gousanti da un desir dishonest ? Comprenomp peguer bras ê finesse an droue-speret, comprenomp peguer sempl ha peguer frajil eo an den. Disfizomp bepret ac hanomp hon-unan ; exposet oump da un infinite a dentationou, mar fell deomp eta en em gonservi pur ha chast, beillomp, pedomp, mortifiomp hor c'hiq, freccantomp ar sacramanchou, ha pellaomp dious an occasionou, dious ar gompaignunezou danjerus : rac *an nep a gar an danjer, en em gollo ennan.*

Ur voyen vras c'hoas evit trec'hi an oll tentationou, eo sonjal er bresanç à Zoue. Pa zeui an drouc-speret, pe ar c'hiq, pe ar bed d'ho tenti, livirit neuse deoc'h hoc'hunan : *Doue am guel ; ma barn a raï un deiz, ha ma funissa mar deuan d'he offanci, elec'h ma teui d'am recompansi, mar sortian victorius eus an dentation.* Mar d'oue'h fidel da sonjal evel-hen er bresanç a Zoue, ne deus tentation ebet a guement na zeuac'h da drec'hi

---

*Ar pevarzecvet devez a viz Fevrer.*

## S. VALANTIN, BELEC HA MERZER.

SAnt Valantin a veve er guær a Rom gant ur furnes quer bras, ma voa respetet non pas epquen gant ar gristenien, mæs c'hoas gant ar hayanet. Ur garantez special en devoa evit ar heaurien ; preseg a ree an Aviel gant eals a frouez ; he humilite, he zoueder hac un ær a santelez a remerquet e quement a ree hac a lavare, a ravisse an oll, hac a ree dezâ gounit un nombr bras a eneou da Zoue.

An impalaër Claud o veza clevet comps anezan, evel eus a un den eus ur furnes hac eus ur merit rar, a c'hoanteas he velet, hac a reas he glasq ; ober a eure un diguemer mad dezàn ; couscoude e lavaras ne voa quet contant ma ree profession eus a ur religion control d'an doueou eus he roumtelez. Valantin a respontas : *Prinç, ma anafac'h an Doue pehini a adoran hac a servijan, e teufac'h d'en em estimout re eürus da gavout un hevelep mæstr.*

An impalaër en interrojas var meur a articl eus ar feiz; ar sant a explicas dezâ quer selær ar poenchou principala eus ar religion, ma commance da veza touchet dre an ners eus he gomsou Mæs ar prefet eus a Rom o veza represantet d'ar prinç-se an danjer a voa na zeuie ar bobl d'en em revolti en he enep ma teuze d'en em renta christen, ha da lesel Valantin hep punition, ar prinç maleurus a vougas ar c'hraç, pehini er presse hac er sollicite interieuramant d'en em gonvertissa, hac a abandonas ar sant d'ar barner hanvet Aster, evit ober dezâ he brocés

Astèr

Astèr a reas da Valantin dont d'he dy evit bezâ interrojet. Ar sant en ur antren, a savas he zaoulagat etrezec an eê, hac a lavaras : *Salver adorabl, pa hoc'h eus scuilet ho coad precius evit silvidiguez an oll dud, plijet gueneoc'h scleraat dre ar sclerijen eus ar feiz quement hini a so en ty-mâ.* Ar barner a c'houlennas digantâ an explication eus ar c'homsou-se. *Gouesit erfat, Astèr*, eme ar sant, *penaus Jesus-Christ, guir Doue ha guir den, dirac pehini ho toueou oll ne d'int netra, a so ar guir sclerijen pehini a zeu da scleraat quement hini a zeu er bed.* — *Eprouvi a fell d'in*, eme Astèr, *ac en so guir ar pes a livirit : ur verc'h am eus pehini a so dalles; mar grit dezi guelet dre vertu Jesus-Christ, me a bromet en em renti christen.* Valantin a reas he beden gant ur feiz leun a fizianç, ac en ur ober sign ar groas var daoulagat ar c hrouadur, e lavaras : *Jesus va Salver, guir Doue eus an eê ac an douar, ha guir sclerijen eus ar bed, plijet gueneoc'h sclaou peden ur pec'her paour, ha rei ar guelet d'ar grouadures-mâ.* En instant e recevas ar guelet. Astèr touchet dre ur miracl quer caër, en em gonvertissas, he vreq a zeulias he exempl, gant an oll dud eus he dy, pere a voa en nombr a bevar ha daou-uguent, eus a bere an darnvuia ho devoe an eur da veza merzerien. Neuse e voe roet da ur barner-all ar garg da ober he brocès da Valantin. An tirant-se er c hondaonas da veza dibennet, er bloas 270. Ar pap Jûl quenta a reas sevel un ilis var he ve.

REFLEXION.

Sant Valantin a reas d'an impalaër santout ar virionez eus ar religion gristen ; ar prinç-se en em gavas touchet; mæs gant aon da zisplijout da ur bobl payen, ha da coll he rouantelez, e vougas ar sclerijen eus ar c'hrac; sacrifia a reas he ene, renonç a reas d'he silvidiguez ha da ur rouantelez eternel O dallentez!

Ped den, sioas! na guever quet bemdez (?) c'hoas, pere gant aon da zisplijout d ar bed, da ur mæstr pe da ur mignon, a zeu da vouga an inspirationou mad, da dralussa ho c'houstianç, ha da versa ho ene? O follentez eus ar pec'her!

Aoun boc h eus, a livirit-hu, da zisplijout da ur mæstr, pe d'ho mignon, mæs piou è ho quenta hac ho prassa mæstr? Piou è ho cuella mignon? Piou en deus ho crouet, ho prenet, ho conservet? Piou en deus bet hete vrema

mui a garantez evidoc'h? Digant piou e esperit-hu receo mui a vadou hac er bed-mà hac er bed-all ?

Ma teufe daou eus ho mignonet da c'houlen digueneoc'h ur hlijadur, pehini ne oufac'h accordi nemet da unan, evit pehini anezo er greac'h-hu ? Certenamant evit an hini a ve ho prassa mignon ; grit eta evelse ive e quenver Doue.

---

*Ar pemzecvet devez a viz Fevrer.*

## S MALC, HERMIT.

SAnt Jerom, pehini en deus scrivet buez ar sant-mà, en devoa clevet gantan he-unan an oll circonstançou eus he vuez, hac en deus-hi leset dre scrit evel un instruction propr quen da gorrija ar re a vanq a fermete pe a fidelite d'ho vocation, quen da gouraji ar re pere o veza antreet en hent eus ar vertu, a so spountet gant an difficulteou a rancontront.

Sant Malc, guinidic eus a Syrii, a estime quement ar chastete en he iaouanctis, m'en devoa horreur ous an distera tra control d'ar hurete. He dad hac he vam oc'h he velet en oad, a soujas d'he zimisi. Represanti a eure dezo penaus n'en devoa quet a inclination evit ar stad-se, disclerïa a eure memes penaus en devoa eals a repugnanç; mæs he dad pehiui n'en devoa quen map nemetan, hac a gave ur fortun vad, a fallas dezà he gontraign. Ne ehane oc'h he c'hourdrous, ha quement er persecutas, ma voe oblijet da sortial secretamant eus he dy. Souden goude-se en em dennas en desert a Galcid, e pelec'h o veza cavet ur gommunaute a hermitet, e c'houlennas ar c'hraç da veza recevet en ho zouez.

Goude m'en devoa tremenet gant-ho meur a vloas er pratiq eus ar hinijen, en ur danva en he solitud an douçder eus ar gontemplation, e clevas e voa maro he dad. Neuse e tenas eu he speret da zistrei d'he vro evit disposi eus he vadou e faveur ar beaurien. Un dessein quer mad en apparanç a viras outà ne anavezas ez oa ar sonj-se un dentation eus an droue-speret, pehini ne glasque nemet en tenna eus he solitud. Partial a eure, mæs ne oa

quet nemeur avancet en he hent, ne voe quemeret gant ar Sarazinet ha rentet esclaf.

An avantur trist-se a reas dezan anaout, mæs diveat, an dromplerez eus an erouant, hac ar faut en devoa græt. Gouela a ree hac hirvoudi; couscoude evel ma voa bepret resinet da volonte Doue, e teuas souden d'en em gonsoli, mæs he gonsolation ne badas quet pell. He væstr a fallas dezâ he zimisi da un esclaves en devoa. Malc en em excusas guella ma oue possibl dezâ, mæs an den barbarse a fachas hac a c'hourdrousas he laza mar manese d'he ober. Malc a santas neuse bete ar beo ar malheur eus he *gaptivite*. En un ambaras hac un affliction quer bras e reas he sonj da achap ha d'en em refujia en un ti bennac, hac en effet e quemeras an teac'h. Quentre ma santas he væstr he zefaut, e redas var he lerc'h. Ar sant a veza en santet o tont, en em guzas en ur c'hornic-tro eus ur c'havern bras. He væstr pehini a heulie bepret ha roudou, o velet e voa antreet eno, a autreas he-unan gant coler, en ur c'hourdrous hac o tonet penaus n'en devize quen maro nemet dre he zorn. An trons a ree a excitas ul leones pehini a zenas eus a voelet ar c'havern, hac en devoras. Ar sant preservet gant Doue dious furor ha væstr, en devoe ar fizianç ar preserfe ive ous al loenet gouez sortial a reas eta goustad eus ar c'havern, hac e quemeras *an hent* evit distrei d'an desert a Galcid. Ez eo compren peguer bras voe he joa d'en em gavout adarre etouez he vreudeur. Neuse e redoublas he vortificationou, hac e vevas en ur ferveur ar vrassa bete he varo, pehini a arruas var dro ar bloas 380.

REFLEXION.

An nep a gar ar bureta hac a enef ar bras eus ar vartumâ, a zeu d'he freferi d'ar vuez memes. Caout a ell combajou rust da souten ha teutationou bras da souffr, mæs sur e all beza bepret eus ur sicour creoc'h ha puissantoc'h eus ar c'hraç.

*Ar c'huezecvet devez a viz Fevrer.*

## SANTES JULIANA, GUERC'HES HA MERZERES.

AR santes-mâ guinidic a Nicomedii, e devoa un tad payen hac ur vam hep religion. Ar Verc'h furoc'h evit he c'herent, o considera an eê, an heol, ar steret, ho mouvamant hac ho zro quen egal ha quer reglet, o considerì ouspen-se an effejon admirabl eus ar brovidanc var quement tra so var an douar, a zeuas da gompren ne voa nemet ur speret souveren hac infinimant parfet en devoa gallet croui traou quer caër, ha derc'hel un urs quen admirabl. O veza anavezet ar guir Doue, en em reas instrui var ar religiou gristen, ha disabuset eus a vaniteou ha plijadureson an douar, n'he devoa quen sonj na queu studi nemet da veritout madou an eê.

Er santimanchou caër-se edo Juliana, pa zeuas he zad d'he frometi evit pried da Eluus, gouerneur eus a Nicomedii. Eluus o veza deut d'he guelet, Juliana en recevas gant peb seurt honestis; mæs ive discleria a reas dezâ penaus, mar en devoa madelez evit-hi, ha mar en devoa c'hoant d'he caout evit pried, e voa ret dezâ en em renta christéu; rac, emesi, *anez quement-se ne ve moyen ebet deomp da veva eûrus.* Eluus en em gavas soueset meurbet, pa velas e voa christenes. O veza deut eus he estlam, e lavaras dezi: *N'ouzoc'h-hu quet an urs terribl en eus roet an impalaër Maximien a-enep ar christenien? N'ouzoc'h-hu quet e pe malheur e teuac'h d'en em breeipita, mar dalc'hit quen e ho santimant?* Respont a eure dezâ: *Considerit hoc'h-unan, Eluus, peguen diræson eo ar religion e pehini hoc'h eus bet ar malheur da veza ganet; ar brassa desir eus va c'haloneo d'ho quelet o renonç d'ar superstitionou payen; ha mar hoc'h eus ur vadelez bennac evidon, deut da assuri ho silvidiguez en ur adori ar guir Doue.*

Eluns o santout nerz he c'homsou, a ziscleriaas dezi: *Me garre accordi deoc'h ar pez a zesiret; mæs gouzout a rit e colfen va oll madou, va c'harg ha va buez, beza em be drouc-c'hraç an impalaër, ha n'em pardono biquen, mar en em rentan christen.* — *Penaus eta*, eme ar santes, *c'hout hoc'h eus aon rac ur prinç mortel, hac e falfe deoc'h e*

*teufen-me da denna varnon ar goler a Zoue dre an horripla eus an oll grimou? Gouezit ez oun christenes, ha penaus an oll tourmanchou ne ouffent quet va c'hontraign da zisplijout da Zoue.*

Eluus o velet ne voa netra da ober ganti, a chenjas he garantez e furor, hac he c'hondaonas evel christenes da veza dalc'het a zistribill dre he bleo. Epad ma chomas er stad-se, he bisaj a goenvas quement, ma voa diæs he anaout, ha biscoas ne lavaras nemet ar c'homsou-mà : *O va Doue, deut d'am sicour, n'em abandonnit quet er boan a soufran evit ho cloar, c'hui pehini hoc'h eus conservet an tri c'hrouadur e fornez Babilon, ha Daniel e creis el leonet : enoc'h, ô va Doue, ema va oll fizianç.*

Erfin e voe dibennet assambles gant dec soudard ha c'huec'h uguent, pere he devoa converisset. An triomf glorius-mà eus a santes Juliana a arruas var dro tri c'hant vloas goude dauediguez hor Salver.

REFLEXION.

Hac en so biscoas cavét etouez ar bayanet, na memes etoues an oll dud fur hervez ar bed, ur furnes hac ur gouraj a guement a dostae ous an hini santes Juliana? Ur verc'h a drivec'h vloas, ganet gant un tad hac ur vam hep religion, pehini a elle ober ur fortun ar c haèra, a zeu da zisprijout an oll avantajou-se, ha d ho dilesel gant joa evit conservi ar galite a christenes pe a servijeres da Jesus-Christ. Pebes furnes n'hon eus-ni quet remerquet en he c homsou, pebes prudanç en he responjou, pebes couraj, pebes patiantet e creis ar c'hruella tourmanchou ! Miraclou a garfemp da velet evit excita hor feiz, evit souteu hor perseveranç. Pe seurt mirael caeroc'h ha touchantoc'h eguet ar verzeres illustr-mà, ha quen lies a verzer hac a verzeres-all? Ma ne zeuomp quet d'en em gonvertissa dre an exemplou bras-se pere ho deus contribuet quement da gonversiou ar bed-oll, n'edoump-ni quet henvel ous ar bayanet aheurtet, pere o velet ar burzudou-se a chome obstinet en ho dallentez?

*Eil reflexion.* Ar bed a so ul levr bras e pehini eals a sænt ho deus desquét caret Doue, hac e pehini santes Juliana e descas he anaout. Beza ez euz el levr bras-mà traou pera a represant deomp ar vadelez a Zoua, dre ar mad a

reont deomp. An heol bac al loar a zeu d'hor scleraat; an douar a ro deomp frouez evit hor maga, ha fleur evit hon rejouissa, hac un infinite a draou-all, considerompli, ha trugarecaomp Doue pehini en deus ho roet deomp evel mercou eus he garantez. Mar deus traon quer mad ha quer caër var an douar, pehini ne d'eo nemet al lec'h eus hon exil, peguer caër ne d'ê quet ar barados, ha pebes jousdet na receo quet an eneou just er pales eternelse a Zoue.

Beza ez eus traon-all er bed pere a zeu da noasout deomp, pe d'hon incommodi, evel an amser rust, ar glao, an avel, an tourmant. Pa santot ar boan a reont deoc'h, trugarecait Doue dre ma permet quement-se evit ober deoc'h caout sonj e ma ouc'h er plaç eus hoc'h exil, ha non pas en ho pro. Soufrit gant patiantet an incommoditeouse, ha lavirit enoc'h hoc'h-unan : *Mar deus quement da soufr er bed-mâ, petra na soufro quet er bed-all ar re gollet, siouas dezo!*

---

*Ar seitecvet devez a viz Fevrer.*

## SANT LAUMER, ABAD.

AR sant-mâ, pehini a veve en amser ar roue Cloteer, a voa quer paour a vadou ar bed, ma oue contraign en he iaouanctis d'en em lacaat da zivoal an denvet var ar mæs, tôst d'ar guær a Chartres, mæs beza a voa pinvidic meurbet e vertuziou Quen devot e voa, ma en em lequee, epad ma peure he zeuvet en dro dezâ, da bidi Doue gant ferveur, pe da gousideri an eê, en ur gontempli an eùrusdet a behini e jouis ar sænt er barados. Beza e voa quer mortifict, ma iune alies, ha quer carantezus, ma roe hemdez darn eus he voed d'ar beaurien.

He guerent soueset oc'h he velet quer charitabl, hac o remercout enna un devotion dreist-ordinal, a zeuas da sonjal e voa destinet gant Doue da un dra bennac brassoc'h evit da zivoal denvet Gant ar sonj-se el lequesont e scol e ty ur belec habil ha vertuzus, pehini en devoe cals a garantez evitan hac a guemeras ur sourci special d'en instrui Laumer a brofitas quement er vertuziou hac er squiantchou, ma teuas par d'he væstr.

Neuse en em retiras en ur c'hoad bras eus ar Perche e pelec'h e savas ul lojiq bian, e pehini e veve ec'hiz un æl. Ur vanden laëron pere ho devoa custum d'en em denna er c'hoad-se evit en em guset, o veza he rancontret, en em arretas da barlant gantâ, hac evel ma plije dezo he gonversation, e teusont meur a veich d'he gavout evit en em antreteni gantan. Ar sant a brofitas eus an dispositionou-se evit coms dezo eus an affer bras ar silvidiguez, eus a ver amser ar vuez hac eus an eternite. He gomsou a reas quement a impression var ho c'halonou, ma teusont da chenj buez. Pa voent convertisset, e teusont da bubhia ar santeiez eus a Laumer. Quement-se a reas da *gals a dud* dont d'he gavout evit beva eveldan, hac he guemeret evit ho superieur hac ho mæstr er vuez spirituel.

Rei a eure dezo ur reglen caër a vuez, ha beza en devoe souden ar gonsolation da velet ur ferveur vras etouez he religiuset. Ho lacaat a ree da ober quement a bije gantan, dre na gommande netra dezo na er gree he-unan ar c'henta. An escop eus a Chartres en he glênvet diveza a c'hoanteas en em gonsoli gantâ, hac a gassas d'he hidi da zont d'he velet. Ar sant en em rentas quer buan, hac en disposas da ur maro mad dre he antretenieu devot ha santel.

Erfin, sant Laumer goude beza profetiset an affliction*ou* a dlie *coueza* var ar guær a Chartres, a ieas da re*ceo en ce* ar recompanc en devoa meritet dre he euvrou mad, dre he alusennou ha dre he vortificationou.

REFLEXION.

Ur c'hrouadur paour occupet da zivoal an dênvet, a zivoer darn eus he vara evit rei d'ar beaurien âll, ha ni a so quer piz d'ho assista eus ar pez a ellomp ææz da zivoeret!

Peurvuia ne d'ê quet ar re pinvidica eo ar re charitapla, na quen nebent ne d'int quet ar re gontanta, hac eurussa gant ho danvez, rac ne guevont jamæs ho deva avoale'h. Caer ho deus destum, caer ho deus barna vadou var vadou, ho c'halon n'en em gaf quet contant, hac en-deon gant gurionez an oll vadou eus an douar ne d'int quet capabl da gontanti calon an den, pehini o veza crouet gant Doue hac evit Doue, ne vezo biquen contant, quen na reposo e Doue memes.

Mar fell daouc'h caout ur goutantamant bennac gant ho madou, impljet darn anezo da ober euvrou mad, exercit ar garantez, hac ho c halon en em gavo contantoc'h dre an esperanç da receo un deiz ho recompanç an eê.

---

*An trivec'hvet devez a viz Fevrer.*

## SANT SIMEON, ESCOP HA MERZER.

SAnt Simeon, map da Gleophas ha niz da sant Joseph, hac evelse car dre aliauç da Salver ar bed, a oa disqueunet eus a famill ar roue David; mæs he gaera calite eo da veza bet un disquib fidel da Jesus-Christ, un escop santel hac ur merzer glorius.

Hor Salver er choasas evit unan eus he zisquibien, bac en instruas be-unan. Beza e voe test eus an darn-vuia a viraclou Map Doue, test e voe eus he resurrection ac eus he ascansion, ha beza en devoe an eur da receo ar Speret-Santel assambles gant an ebestel da voel ar Pantecost.

Pa en em separas an ebestel ac an disquibien evit mont daou-ha-daou da gaz ar sclerijen eus an Aviel dre ar bed-oll, Simeon a chomas gant sant Jacques, escop a Jerusalem, hac a labouras gant an abostol-má da santifia ar guær vras-se, pehini a voa nevez arroset gant goad Jesus-Christ.

Nao bloas varn-uguent goude maro hor Salver, ar Juzevien obstinet o veza massacret sant Jacques, e voe choaset Simeon evel an digua evit derc hel he blaç. O veza escop, e redoublas he sourci hac he attantionou var peb tra; ne ehane o preseg hac o explica d'he bobl gant ur vadelez ravissant ar guirionezou bras eus ar religion, ec his en devoa-hi desquet he-unan gant Jesus-Christ memes.

An impalaèr Trajan o veza roet urs da bersecuti ar gristenieu, a voe sesiet an escop santel evel ar penn hac ar souten eus ar re-all.

Simeon oajet a ouspen cant vloas, o veza bet presantet dirac ar gouerneur eus a Syrii, ar gouerneor-se a ordrenas dezau adori doueou ar rouantelez. Ar prelat santel a brouvas dezan gant quement a ners ha quer sclcr ne voa nemet un Doue, ha peguer faus oa he zoueou, ma teuas d'en em gavet soueset bras, mæs n'en em gonvertissas quet abalamour d'ar goall disposition aus he galon,

hac e reas acourjea ar sant gant ur grueldet barbar. An oll a voa estonet o velet ar gouraij gant pehini e andure ar tourmant-se, ha ne allent quet compren a pelec'h e teu dezan an ners hac ar gouraij-se en ur c'horf sempleet dre an oad quer bras. An tirant er c'hondaonas goude-se da vervel var ur groas. Evellen sant Simeon en devoe ar gonsolation d'en em velet tretet ec'his ma voa bet he væstr divin, hac e varvas en ur drugarecât Jesus-Christ eus ar c'hraç a ree dezâ da vervel er groas eveldâ. He verzerinti a erruas er bloas 107 goude donediguez hor Salver.

Conservi a rêr darn eus he relegou e Bologn ha darn e Bruxeel

REFLEXION.

Map Doue a zesq deomp a petra e consist ar garantez a dleomp da gavout evit hor c'herent ac hor mignonet, dre ar garantez en deus bet he-unan evit sant Simeon, pehini n'en deus caret nemet evit he renta sant. Obbjet oump da garet an oll; gant mui aræson e tleomp caret ar re a so nessoc'h deomp, mæs ar guir garantez a gonsist o tesirout hac o procuri ar guir madon d'ar re a garomp; mæs pere int-hi, nemet graç Doue hac ar silvidiguez? Cetu a-se ta ar pes a dleomp da brocuri da guenta, ha dreist pep-tra d'hor c'herent ha d'hor mignonet; peb carantez-all ne d'é quet dign eus a galon ur c'hristen.

*Eil reflexion.* Jesus-Christ en deus roet da sant Simeon mercou caer eus ar garantez en devoa evitâ, en ur rei dezâ ul loden vras en he soufrançou hac en he groas. Er fæçon-se eo e car hor Salver he vrassa hac he fidela servijerien. Sant Simeon eus he gostez en deus roet da Jesus-Christ ur merc caer eus he garantez, en ur receo a galon vad ha gant joa al loden a roe dezan en he soufrançou hac en he groas. Er fæçon-se eo e tell ar re a gar ive Jesus da zisquez dezan ho c'harantez. Ha receo a rit-hu eta evel mercou eus he garantez evidoc'h ar poaniou, an affiictionou, ar c'hroasiou a zigaç-en deoc'h? Ha renta a rit-hu dezâ carantez evit carantez, o soufr evitan gant pa-tiantet ha gant resination d'he volontez santel? Evit breudeur eus un Doue crucifiet, evel ma oump, peguen neheut e ententomp-ni ar myster eus ar groas! Descompen eta hirio, en ur disqui penaus ne dleomp estimout netra brassoc'h, netra santeloc'h, netra guel evit assuri hor silvidiguez, eguet soufr evit Doue.

*An naontecvet devez a viz Fevrer.*

## BUEZ AR DEN EURUS CONRAD, EUS A DREDE URS SANT FRANCES

Conrad a voa un digentil pinvidic eus ar guær a Blæsauç, hac ur chasseour bras. Un devez en ur chasseal e rancontras ul loen gouez, hac er poursuas; mæs al loën o veza en em guzet en ur voden vras a zrez hac a spern, a reas d'he vevel lacat an tân en dreiz evit ober d'al loen sortial ac'hano. An avel pehini a voa cre, a zougas pell ar flam, cals a draou a voe devet, hac un domaj bras a voe græt er c'harter. Conrad o velet quement-se en em dennas pront d'ar guær, hep ober van ebet. An dud o velet souden an tân, a glascas an auteur hac ar penncaus eus a ur malheur quer bras. Rancontri a resont ur paour-quæz divar ar mæs, doucti ha soupçoni a resont e voa ar paour-se en devoa græt an taol ac an drouc; quemeret e voe ha casset dirac ar barner pehini a reas he lacât er prison. Conrad pa velas e voa an den-se o danjer da veza punisset, en em santas touchet dre ur c'hraç interieur, hac e lavaras ennan he-unan : *Ha ret eo e teu an innoçant paour-se da veza e poan evidon-me pehini a so ar c'hriminel? Nan, nan; ret ê d'in discuilha ma faut, hac ober ur satisfaction publiq.* Discleria a reas rac-eon penaus an den-se a voa innoçant, hac e voa heunan ar pen-caus eus an oll drouc, mæs ive penaus e falle dezan repari an oll domaij en devoa græt. O resolution santel, pehini a oe efectuet souden goude! Rac evit satisfia d'ar c'holl en devoa causet, e versas he oll madou, font hac all, hac e paas an oll. He bried en em rentas leanes, hac en he-unan en em dennas en ur vro pell, e pelec'h en em lequeas e trede urs sant Frances. Chetu ur chenjamant admirabl; un taol ê, evit gurr, a Zoue, pehini a so prest da ober quement all, ma caffe calonou disposet mad.

Ar penitant devot-mâ goude beza bet e Rom o visita ar plaçou santel, en em dennas e Secul, e pelec'h e tremenas daou-uguent vloas er pratiq eus an oræson hac eus ar binijen, en ur veva gant grisiou lousou divlas ha e houero

He zevotion vras ha special a voa evit Jesus-Christ crucifiet. En em renta a rec hep guener er guær a Netin evit ober oræson dirac he imaj. En ur ober eno he beden var he zaoulin, hac he zaouarn e croas, e rentas he ene d'he Salver, hag e chomas goude beza maro er memes postur-se. He varo precius a erruas er bloas 1351.

### REFLEXION.

Ar glac'har en deus Conrad cus he fant, hac an displijadur en dena o velet un den innoçant accuset ens a un dra a behini e voa coupabl he-unan, a douich quement he galon, ma teu d'en em zisclerin he-unan, hep beza accuset gant den ebet. Petra admiret-hu davantaj, pe he binijen, pe he garantez? Admirit dreist peb tra ar c'hrac pehini en em servij eus ar voyen-se evit he gonversion, ha deut da imità ar penitant santel-mà en ur brofita eus an occasionou hac eus ar moyenou a fournis deoc'h ar c'hrac evit en em gonvertissa parfet da Zoue.

*Eil reflexion.* Evit repari an domaj en devoa græt d'he nessa, e versas he oll vadou. Descomp dre he exempl da satisfia d'hon nessa, en ur repari ar gaou hor be græt outan en he vadou pe en he enor.

*Trede reflexion.* Ar penitant santel-mà en deua bevet daou-ugnent vloas gant grisiou lousou divlas ha c'huero. Peguen nebeut mortifiet oump-ni e comparæson d'ar sænt! Pet den so sioas! pere ne glascont nemet contanti ho appetit direglet an dibri hac ispicial en eva; ha seul-vui a roont d'ho c'horf, seul-vui e c'houlen diouto. Evit tree'hi an acustumanç malenrus-se, e tlcont consideri alies penaua ar c'horf-se ne d'eo nemet corruption ha breinadures, ha penaus e vezo rentet e poultr hac e ludu, pa sonjint nebeuta. Mar d'int fidel da sonjàl a barfetet er virtouezmà, a dra sur e teuint, gant graç Doue, da dree'hi ar goall habitud-se.

---

*An uguentvet devez a viz Fevrer.*

## SANT EUCHER, ESCOP

AR sant-mà a voa guimdic eus ar guær a Orlean. He vam devot ha vertuzus en instruas erfad a viamic, hac a

devoe souden ur gonsolation vras o velet e voa sourcius hac acquetus da bidi Doue. Ar brassa plijadur a aller da ober dezan, oa he gaç d'an ilis, hac ar respet, ar vodesti, an devotion a zisquese er plaç santel d'an oad a c'huec'h pe seiz vloas, a re admiration an oll.

O lenn eomsou an abostol sant Paul, dre bere e lavar deomp penaus e tremen ar bed evel ur squeud, en em santas touchet hac inspiret da guitât pep-tra evit en em renta religius. Antreu a eure e abaty Jumieje, e pelec'h e cunduas ur vuez quer mortifiet ha quer santel, ma servijas da vellezour ha da squèr d'ar fervanta religiuset.

Goude maro an escop a Orlean, an dud a ilis hac an oll habitautet er choasas evit ho escop; mæs evel ma anaient he humilite vras, ha m'ho devoa aoun na zeuse da revus ar garg, e pedsont Charl Martel, pehini a gommande neuse var ar rouantelez d'ho souten dre he autorite. Ar prinç-se a reas dezo unan eus he officerien vrassa evit mont gant-ho eus he berz da guemeret ar sant en he gouent, ha d'he gundui da Orlean.

Evel ne oa en em rentet religius nemet evit pellaat dious ar bed ha dious an enoriou, e voe quen affljet pa glevas an neventi-se, evel pa 'vize c'hoarveet gantan ar brassa malheur; hac eu ur lavaret adieu d'he oll vreudeur e seuilas cals a zaelou, gant ar c'heuz en devoa d'ho c'huitaat.

Eucher goude beza bet ur religius fervant a zeuas da veza un escop parfet. Lacât a reas un urs ar c'haera en he escopty, quen etouez an dud a ilis, quen etouez ar bobl.

He vigilanç pastoral hac ar mad bras a ree partout, a zisplijas d'an drouc-speret. An adversour-se eus ar silvidiguez a implijas he oll finesseou hac he oll artificou evit he goll e speret ar prinç. Tud a voall goustianç a rapportas da Charl Martel penaus en devoa parlantet en he enep. An istim vras en devoa bete neuse ar prinç-se evit ar prelat santel, ne viras quet na en exilas d'ar guær a Cologn.

Ar sant pehini n'en devoa quet brassoc'h desir eguet beva dianaveet ha dispriset, en em rentas gant joa er plac eus he exil; mæs he vertu o veza græt souden he anaout e Cologn, e voe respetet ac henoret gant an oll.

En em lacaat a eure e abati sant Trôn, e pelec'h e tremenas c'huec'h vloas o cundui ur vuez oll celestiel. Eno

e falveas da Zoue recompansi be servijer fidel, oc'h he c'hervel eus he exil d'an demeuranç eus an eneou eûrus, dre ur maro santel, er bloas 743.

REFLEXION.

Ar figur pe ar speç eus ar bed-mâ a dremen. Ar c'homsou-mâ a reas da sant Eucher quitaat ar bed, evit eundui ur vuez devotoc'h ha parfetoc'h. Peguer caer eo ar c'homsou-mâ da vedita! Pet sujet a reflexion na gaver quet e quen nebeut a gomsou! *Ar figur*, da lavaret eo ne d'é ar bed nemet ur speç, pe ur squend pehini a basse en ur momet. *Ar figur eus ar bed-mâ*, pehini ne d'eo nemet miseriou ha viçou. *Ar figur eus ar bed-mâ a dremen*; perac eta staga bor c'halon outâ? Ar figur eus ar bed a so tremenet evit cals a dud eus hon anaoudeguez, tremen a rai evel-se evidomp omp-unan. Quitaomp-en a galon, abars ma hor c'hutai en effet.

*Eil reflexion.* Sant Eucher quen divlam dirac Doue a so bet accuset, calomniet hac exilet. Cavet en deus en he exil he repos bac he c'hloar. Caër en deus ar bed persecuti ar sænt, he bersecutionou a ra enor dezo hac a gresq ho mirit. An nep a eñe hac a our mad he religion, ne zeu quet da goll couraj na d'en em rei d'an distidiguez abalamour d'ar boan pe d'an afflictionou a zigouez gantan. Jujomp eus an droue a c'hoarvez gueneomp er bed-mâ, evel ma jujimp anezan en heur ar maro. Na glascomp quet pellaat diouz ar boan, dious ar groas a ro Doue deomp, en em applicomp epquen da ober un usaij mad anezi. Ar groas a vezo bepret ur vezeu a vuez evit ar guir gristenien.

---

*An unan-varn-uguent devez a viz Fevrer.*

SANT DOSITEE.

DOSITEE, map d'un officer bras, o veza clevet en amser ma edo c'hoas fors iaouanc, eoms eus ar vuez santel a gundue ar religiuset er c'houenebou, a c'houlennas beza recevet en unan.

An tad abad o velet he volonte vad en recevas: hac o consideri an nebeut a ners en devoa, er c'hargas epquen

da zerc hel næt ha propr campr ar religiuset clan, ha da gaont sourci na vaucse netra dezo.

An abad santel-se en instruas he-unan hac en exhortas da sonjal bepret er bresanç a Zoue, da vortifia he inclinationou, d'en em gorrija bemdez eus he imperfectionou, da obeissa gant joa, hep caout bolonte-all nemet hini he superieur, da gonservi he galon distag dious peptra, da garet an humilite hac an humiliationou, da ober he actionou ordinal, hac ar re distera memes, en intantion da blijout da Zoue.

Dositee a heulias an oll avisou mad-se; ha dre he fidelite d'ho observi, e teuas e ber amser da veza ur religius parfet ha santel bras en ur ober he labour ordinal. Beza en devoa ispicial ur simplicite hac un obeissanç admirabl, ur speret bepret ingal ha bepret prest ha pront da servija he vreudeur. He oll studi a voa da ober he oll actionou er fæçon ar parfeta, ha n'en em bardone faut ebet dezâ he-unan.

O veza un devez lavaret ur goma gant un nebeut re a brontitud da unan eus he vreudeur, e redas d'he gampr, ha prosternet eno var an douar ne ehane o vouela hac o c'hirvoudi. An tad abad o veza he gavet er stad-se a c houlennas dioutâ petra voa c'hourveset gantan : *Va zad*, eme Dositee, *beza ez oun bepret imparfetoc'h; displijet am eus da Zoue, en ur barlant rust ous va breur.* — *Doue en deus pardonet deoc'h ho faut*, eme an abad, *savit ha distroit d'ho labour.* Obeissa a reas, hac en ur guemeret he joaustet ordinal, ez eas d'en em acquita eus he zever gant mui a evez ha mui a ferveur evit biscoas.

Goude beza tremenet pemp bloas er gouent o servija ar re glan, er bratiq eus an humilite ac eus an obeissanç, hac eu union continuel gant Doue, en em santas clan he-unan. En he vrassa anquen e vize clevet o lavaret : *Va Doue ha va Salver, ho pezet truez ouzin; va Jesus douç ha carantezus, ma sicourit; Guerc'hes santel, va mam guer, na refusit quet d'in hoc'h assistanç.* He abad o veza goulennet digantan hac ober a ree atao he oræson, e respontas : *Allas, va zad, cetu a-se ive quement a allan da ober bremâ.* Erfin o santout he ners o semplect, e lavaras d he superieur dre un effet eus he simplicite vras hac admirabl *Va zad, permettit d in sortial eus va exil.* Neuse he superieur, an daelou en he zaoulagat, a lavaras dezan : *It e peoc'h*,

*va map, en em bresantit gant fizianç dirac Doue, pehini a fell dezâ ho receo en he c'hloar, ha pedit-en evidomp.* Er memes momet e tremenas Dositee, evel pa ne vize falveset dezâ mervel nemet dre obeissanç.

REFLEXION

En em drompla a rer, pa sonjer penaus evit beza ur sant bras, e renquer ober traou bras, ha pratica pinijennou ha mortificationou dreist-ordinal. Exempl sant Dositee a desq deomp penaus ne c'houlen quet Doue quement-se digant an oll, ha penaus e alleur arruout en ur santeles vras hep quement-se. Dositee pehini en devoa nebeut a iec'het, pehini n'en devoa quen carg nemet da gavout sourci eus ar relgiuset clan, dispanset memes gant he superioret eus ar binijennou ordinala eus an urs, a zeuas e ber amser da veza ur sant bras dre he humilite hac he obeissanç parfet ha dre he garantez pur evit Doue. Petra a ell miret ouzomp-ni eta na zeufemp da veza sænt, ha sænt bras memes, e pe stad bennac e oufemp en em gavout.

---

*An eil-varn-uguent a viz Fevrer.*

## SANT IAN AN ALUSENNER.

AR sant-mâ, guinidic eus a Chypr, ha savet eus a tud distinguet dre ho noblanç, ho madou hac ho vertu, en devoa a vianic ur garantez tener evit ar beaurien; ha remerquet voe a-neuse penaus he vrassa plijadur a voa ober an alusen.

Goude maro he guerent, o veza mæstr var he oll vadou, n'en em gonsideras mui nemet evel tad ar beaurien. He dy a voa digor d'an oll pelerinet ha d'an oll dremenidi; biscoas ne voe guelet den oc'h ober alusennou gant quement a larguentez; rei a ree gant profusion, en ur lavare : *Va madou a so da Zoue, ar beaurien a so he vugale; ne oufen quet ober guell eguet he distribui he vadou d'he vugale.*

O veza bet lequeet da escop e Alexandri, he guenta sourci a voe da anaout miseriou he bobl. Quemeret a reas

ur roll eus ar beaurien a edo er gær vras-se, eus a bere an nombr a zremene seiz mil, hac e reas fournissa dezo bemdez peadra aouale'h da veva.

Ur roue barbar hanvet Cosroes, o veza quemeret, pillet ha distrujet ar guær a Jerusalem ha cals a guæriou-all var dro, ur foul bras a dud pere en em gave oll runet, en em dennas da Alexandru, étouez pere e voa cals religiuset, tud a ilis, tud a lès hac esquibien memes. Ar sant-mà ho recevas oll gant teneridiguez, hac ho sicouras oll. Peguer bras bennac voa an nombr eus an estranjourien-se, e pourveas gant larguentez d'ho necessitcou, ha peb-hini a oa tretet ha servijet hervez he gondition. Ar re da bere en devoa roet a garg da zistribui he alusennou, o veza representet dezan e voa impossibl e alse souten un dispign quer bras, e respontas dezo : *Tud a nebeut a feiz, n'ouzoc'h-hu quet penaus ar bravidanç divin a so infinit, ha penaus ne goust quet davantaj da Zoue maga cant mil den hac ouspen gant ma leve epquen, evit ma'z e bet coustet dezan maga pemp mil den en desert gant pemp bara.*

Ouspen e caças da Jerusalem arc hant, id ha dillat evit soulajamant ar re a voa chomet eno. Antreteni a eure gant mizou bras mil micherour a gacas di evit repari an ilisou a voa bet distrujet. Mæs ar somm a roas evit prena ar gaptivet, a dremene be zispignou-all.

Dæs è compren penaus e alle fournissa da guement a zispignou pere a seblante tremen ar galloni eus ur roue memes. Guir eo penaus en devoa sourei an Autrou Doue da sicour en ur fæçon miraculus an inclination carantezus eus he galon vras, rac seul-vui a roe, seul-vui e cave da rei. Bemdez peurvuia ha da bep heur eus an deiz e receve bete eus ar broiou pella sommou arc hant ha traou-all evit fournissa d'an dispignou-se, peb-hini o tesirout beza participant en euvrou mad an escop santel.

An oll occupationou-sa a garantez ne virent quet na veille var he bobl gant cals a sourci ; beza en devoa memes un adres admirabl evit he zistrei dious ar goall gustumou. O veza remerquet e sortie an dud iaouanc eus an ilis goude an Aviel, evit mont da gauseal er vered epad ar prôn hac an instruction, ez eas d'ho heul ac e lavaras dezo gant un douçder pehini a c'hounee calonou an oll : *Va bugale, elec'h ma ve an denvet e tle beza ar pastor ; abalamour deoc'h e teuan da lavaret an oferen ; deport a*

vin

*rin quen a binjo gwenoc'h assista enni.* Ur gorrection grœt queu a propos ha gant quement a vadelez, a dorras net ar c'hustum quer fall

Bep bloas e ree ar visit eus he escopti, ac ê lavaret ordinal anezan ar pes ê lavaret eus hor Salver pa edo var an douar, penaus e ree vad dre guement plaç e tremene. Ner galvent e peb lec'h nemet ar sant, ha partout e pedent Doue d'he gonservi. Mæs poent oa dezâ erfin mont da receo ar recompanç eus he euvrou mad.

E peb amser en devoa sonjet er maro, ha tremenet en devoa peb devez evel pa vize bet an diveza eus he vuez; græt en devoa memes ober he ve, querqueut a ma voe græt escop. Pa en em velas prest da vervel, e reas rei d'ar beaurien daon bez arc'hant en devoa hepquen a rest, ha goude beza testamantet he ene da Zone, e varvas gant ur peoc'h bras, er bloas 617, oajet a dri pe bevar bloas ha tri-nguent.

REFLEXION.

Ar sant bras-mâ en devoa bepret en he speret ar sonj eus ar maro, ha cnnduet en deus ur vuez pur a bec'het, ur vuez santel ha lenn a euvrou mad. Ar sonj eus ar maro a so ur voyen ere ha puissant meurbet evit distrei an den dious ar pec'het, hac evit he excita da bratica an oll vertuzion.

*Eil reflexion.* Græt en deus alusennou bras meurbet, ha seul-vui e roe, seul-vui e cave da rei. Ha c'houi a fell deoc'h e prospere ho madou, ha c'houi a fell deoc'h ho c'honservi ac ho crisqui? Roït an alusen gant larguentez; ne d'ê quet ho sourci nac ho contrajou a gonservo deoc'h ho madou, ha d'ho bugale, an alusen ha benedictionou ar beaurien ho deus c'hoas mui a vertuz evit quement-se.

r re didruez e quenver ar beaurien ho deus abred pe diveat an displijadur da velet ho madou o vont var zaminui. Revus a reont da Zoue an interest legitim eus ar madou ho deus recevet digantan; just eo e teufe erfin da lemel diganto ar principal hac ar fout.

*An trede-varn-uguent a viz Fevrer.*

## BUEZ AR PLAC'H EURUS MAC'HARIT, A GORTOON.

MAc'harit, leshanvet a Gortoon, abalamour ma reas eno he finijen, a voa guinidic a Doscaan. O veza collet he mam d'an oad a eiz vloas, e chomas hep instruction. O caout re a liberte, e teuas erfin da goueza en oll disursou a here eo capabl ur plac'h iaouanc, pehini ne d'é quet dalc'het na dre doujanç Doue, na dre hini he c'herent.

Nao bloas a voa ma cundue ur vuez a voall exempl gant un digentil eus ar c'harter, pa zigoueas d'he amouroua maleurus, goude beza bet oc'h he guelet un nosvez, beza laset en heut, hep gousout dare da zen. Daou devez goude-se, Mac'harit eu ur hourmen a remercas en ur fos corf an digentil hanter-vrein, pehini a daole ur flær insuportabl. Ar guêl eus un dra quen horribl he scoas, ha Doue en em servijas anezan evit he c'honvertissa. Quement a c'hlac'har hac a horreur a guemeras ous he c'hrimou, na glascas mui nemet ar voyen d'ho effaci dre ur guir binijen. Mont a eure en ur vouela d'en em strinca da dreit he zad, goulen a reaz digantâ pardon eus an disprîs e devoa græt eus he autorite, oc'h he suplia d'he derc'hel en he dy, evit he zenna eus ar pec'het, ha rei dezi dre eno ar voyen da repari dirac he zaoulagat ar fauton eus he buez tremenet. Peguer fachet hac indignet bennac ma voa he zad, en em santas touchet dre mercou quen anad eus ur guir gueuz, hac he reçeo a eure en he dy, mæs he lesvam cris ha dinatur n'allas quet he anduri, hac he chasseas.

Ar plac'h-mâ, c'hoas iaouanc, diffamet, chasseet eus he dy, hep sicour ebet, en em gave en diveza extremite. En he affliction e aseas e jardin he dad, disposet da vervel quent gant an naoun hac ar haourentez eguet distrei d'he disursou. Hirvoudi a ree var he stad trist, hac e lavare en ur sellet ous an eê *Ah, Salver, c'houi pehini a gonvertis bemdez quement a eneou, na viot-hu insansibl nemet d'ar c'holl eus va hini-me? coustet a ra deoc'h quement ha hini ar Vadalen, ha quement hac hini ar bec'heres Thaïs. O c'houi pehini hoc'h eus va frenet dre ar pris eus*

*ho coad, n'am abandonnet quet, ha grit misericord em andret.* Neuse en em santas inspiret da vont d'ar guær a Gortoon, evit discleria ha detesti he oll buez a dreit ur c'honfessour, ha disqui gantâ ar pez a zlie da ober evit savetet he ene. En em adressi a reas da ur religius santel, pehini, goude beza he instruet gant carantez, he c'hourajas da veza fidel d'ar c'hraç a ree Doue dezi ha da vevs er pratiq eus ar binijen.

Evel ma sonje gant ne alle quet ober guel evit en em lacat en drede urs sant Frances, e c'houlennas gant cals zaelon beza recevet ennan. An tadou a eprouvas he vocation epad tri bloas, ha goude ma e devoa roet epad an amser-se exemplou bras a binijen hac a vertu, a voe roet dezi an habit.

Ar flam eus ar garantez divin a vougas souden en he c'halon pep carantez evit ar grouadurien. He buez a voe ur burzud a vortification hac a humilite, en em lacat a reas en ur gampric vian a belec'h ne sortie nemet dre urs he c'honfessour, hac e pelec'h ne barlante ous den. An horreur en devoa eus he c'hened quer maleurus evit hac evit ar re-all, a reas dezi blousa he bisaj a zaulhou bih; bemdez e iune divar bara ha dour, ha n'e devoa nemet an douar evit guele, gant ur mæn dindan he fenn.

Neu em gonsidere nemet evel un objet a horreur, ha ne alle quet compren penaus e voa anduret er guær a Gortoon. Goulen a reas meur a veich ar bermission da vont dre guær gant ur gorden ous he gouzoue, evit ober amand enorabl eus ar goall exempl e devoa roet; mæs en em soumeti a reas bepret da avis he directeur.

Un ene quer penitant ha quen humbl ne alle quet mancout da c'hounit calon an Autrou Doue pehini he c'hargas a faveuriou bras hac eus an donæson eus ur gontemplation huel.

Erfin, goude beza tremenet tri bloas varn-uguent er pratiq eus ar binijen hac eus ur vertuziou caera, e rentas e peoc'h he ene da Zoue er bloas 1297, var dro an oad a eiz vloas ha daou-uguent. Ar pab Urban eisvet he disclerias eûrus er bloas 1623, hac a bermetas da oll urs sant Frances ober an ofiç anezi.

REFLEXION.

Ar becheres vras-mâ en em gonvertissas o velet er

e horf maro eus an digentil maleurus-se. An digentil-se a varv miserablamant dre ur goall rancontr, ac a servij da occasion da gonversion ur plac'h martese coupaploc'h. Adoromp ar secrejou ens ar brovidanç divin. Peguen incomprenabl eo jujamanchou an Autrou Doue, ha peguement e tremenont-hi an ners eus hor speret!

Pet accidant trist, pet goall fortun a zeu bemdez d'hon excita ha d'hor pressi d'en em gonvertissa. Mæs peguement a dud a zo bouzar d'ar vouez-se eus ar e braç!

*Eil reflexion.* An nombr hac ar grevusdet eus hor pec'hejou a die hor spounta, mæs non pas hon disesperi. Ha ne d'è quet evit excita fiziang ar bec herien eo a teu Doue da garga eus he faveuriou brassa ar guir penitantet? Ar benitantes eürus a Gortoon a so un exempl caer hac un testeni bras a guement-se. Distroomp ous Doue evel-di dre ur gonversion sincer ha courajus, hac e recevimp ar memes douçder hac ar memes avantajou eus ar guir gonversion.

---

*Ar pevare varn-uguent a viz Fevrer.*

## SANT MATHIAS, ABOSTOL.

SANT Mathias a voa unan eus a fervanta disquibien hor Salver, hac en heuilhas epad an amser ma presegas var an douar. Evel ma'z è merquet er Scritur sacr ar fæçon admirabl dre behini e voe choaset evit abostol, e raportimp ar circonstançon principala.

An ebestel hac an disquibien o veza en em assamblet er cenacl evit en em disposi da receo ar Speret-Santel, ervez an urs en devoa roet dezo Jesus-Christ pa bignas en eê, sant Per, viquel da Jesus-Christ, ar penn visibl eus an Ilis ha prinç an ebestel, a savas e creis an oll, en ur lavaret : *Va breudeur, chetu amâ an amser da choas un abostol e plaç an trattour Judas, pehini a so bet quer maleurus ma en deus guerset he Væstr hac hon hini. Gousout a rit penaus e voa abostol evel-domp, penaus e voa galvet evel-domp gant Jesus-Christ evit preseg he Aviel, ha penaus couscoude ez è maro en ur fæçon estrainj ha maleurus. Ret eo eta bremâ ober ar choas eus a unan bennac capabl ha*

*dign eus a ur garg quer bras, pehini a ello renta gueneomp un testeni assur eus a resurrection Salver ar bed, hac evit-se rei eo choas unan pehini en deus he accompagnet en amser ma edo var an douar, en deus clevet he instructionou ha guelet he viraclou.*

Gonde beza goulennet ar sclerijen eus an eê, e quemersont an daou remerespla dre ho vertuziou excellant, Joseph Barsabas hanvet ar Just, ha Mathias, hac o veza en em lequeet oll assambles en oræson, e leversont : *Salver adorabl, c'houi pehini a ene calonou an oll, plijet gueneoc'h rei deomp da anaout pehini eus an daou-mâ hoc'h eus choaset ac a zleomp ive da choas.* Neuse e resont dezo ho zaou tenna d'ar sort, ha dre bermission Doue e couesas var Mathias, pehini a voe recevet evit an daouzecvet abostol.

Ehars ar partaij a reas an ebestel eus ar bed evit mont da gac e peb lec'h ar sclerijen eus an Aviel, sant Mathias a voe destinet evit ar Judee. An desir ardant en devoa da brocuri 'silvidiguez ar Iusevien a reas dezâ quemeret cals a fatig, en em exposi da zanjerou bras ha soufr cals a bersecutionou, mæs ive beza en devoe ar gonsolation da gonvertissa cals anezo. Preseg a ree ar binijen hac ar vortificationou couls dre he exempl evel dre he sermoniou, preseg a ree ispicial var an obligation da ziscleris ur bresel *continuel* d'ar c'hiq, da resista ous he inclinationou direglet, da sujea ar c'hiq d'ar speret dre ar pratiq eus ar binijen.

Ar pontif Ananias o velet e teue un niver bras a Iusevien d'en em renta christenien dre voyen he instructionou, a reas he arreti, hac er c'hondaonas da veza labeet. Ar sant o vezs arru er plac eus he suplic, en em lequeas var he zaoulin evit trugarecât hor Salver eus ar c'hraç a ree dezan da vervel evit difen he religion. En ur bidi erfin evit silvidiguez an oll assistantet, e voe assoumet a zaohou mein ; hac evel ne voa quet peurvaro, e voe græt he zibenna. He verzerinti a arruas var dro tri-ngueut vloas goude donediguez hor Salver

REFLEXION.

Judas goude beza bet galvet gant Jesus-Christ evit beza abostol, goude beza recevet graçou bras, ha beza bet instruet e scol Jesus-Christ memes, a zenas da ahuzi eus

an oll faveurïou-se, da drahissa he vestr divin, da goueza en disesper ha d'en em zaoui. Piou a ell goude-se beva hep aoun? E pe stad bennac a veac'h, peguer santel bennac a oufac'h beza, e tleit bepret labourat evit ho silvidiguez gant aoun ha gant spount; rac ne vezo deu curunet nemet an nep en devezo perseveret bete ar fin.

Sant Mathias a so bet fidel d'ar graçou en deus recevet, labouret en deus evit en em renta bemdez agreaploc'h da Zoue, procuret en deus he c'hloar bete fin ha vuez, ha merittet en deus evelse ar guruneu a verzerinti.

Bezit ive fidel da brofita eus ar graçou a recevit, ac e veritot receo graçou-all brassoc'h ha creoc'h. Labourit bemdez d'en em renta agreaploc'h da Zoue. An hini ne avanç quet en hent eus ar silvidiguez, a zen a-drêu. Na sonjit quet e ve ho silvidiguez en assuranç evit beza quiteet ho pec'hejou bras, pere a rea deoc'h caout aoun eus an ifern, rac piou en deus hoc'h assuret ez ouc'h e graç Doue? Ha pa veac'h bremâ en he c'hraç, piou en deus promettet deoc'h e perseverot bete ar maro?

---

*Ar bempvet varn-uguent a viz Fevrer.*

## SANT TARÆS ESCOP.

AR sant-mâ a voe ganet e Constantinopl. He vam vertuzus a inspiras dezan santimanchou bras a zevotion hac a religion, pere a voe evel ar fount eus an oll vertuzion caer a vee remerquet ennan goude-se. Queit ha ma tesque dezan he vam an hent eus ar silvidiguez, e devoa sourci da rei dezan mistri habil evit he instrui e squianchou divin ac humen; hac evel ma en devoa ur speret excellant, e tenas souden da veza unan eus ar re habila en he amser.

O veza bet choaset evit escop ha patriarch a Constantinopl, ne espernas netra evit he santification he-unan nac evit hini he oll bobl. Commanc a eure dre lacaat en he dy un urs hac un reglamant evel en ur gouent. Maga a rea bemdez ur certen nombr a beaurien, hac ho servija he-unan.

An devotion vras en devoa evit ar sacrifiç santel eus an oferen, ar graçou bras a receve oc'h he lavaret ac ar gou-

solationou spirituel a scuille Doue neuse var he ene, a reas dezâ celebri hemdez an oferen, ha bepret gant ur ferveur nevez

Implija a reas he oll brudanç hac he oll zêl evit conversion an herctiquet; ho instrui a ree he-unan hac e publiq hac e particulier, lemel a ree ho douetou dre he ræsoniou hac he responchou habil; sclerant a ree ho aperejou dre he sclerijen, ha gounit ho c'halonou dre he zouçder carantezus, hac e ber amser en devoe ar gonsolation d'ho guelet oll convertisset

Petra-bennac ma voa ar sant-mâ an douça eus an oll dud, ne voa den fermoc'h na startoc'h evitâ, pa voa question eus a c'hloar Doue

An impalaer o fallout dezâ antrepren un dra control da lesen Doue, hac a vize a voall exempl, ar sant a zisclerias publicamant e andurse quent pet seurt poan hac ar maro memes, evit ne andurse un exempl quer fall. Parlant a reas ous an impalaer gant ur zêl respetus, mæs ive courajus. Lavaret a reas dezan lacât evez na deuse da stumi ar goler a Zoue varnezan, en ur derri he lesen santel; ha penaus erfin e virse outâ ne antrese en ilis, mar quendale be en he santimant. Al liberte santel-mâ eus ar patriarch a dennas varnezan drouc-c'hraç an impalaër hac hini he gourtisanet, digant pere en devoe cals da andurî.

An impalaër o veza deut da vervel nebeut amser goudese, an escop santel en em gavas e peoc'h, hac en em roas mui evit biscoas d'an oll exerciçou a zevotion ha d'an oll deveriou eus he garg. Græt en devoa sevel divar he goust ur goueut evit religiuset, eno e tremene er retret ac en oræson an oll amser a elle caout dezan he-unan

Goude beza gouernet an ilis a Gonstantinopl epad daou vloas varn-uguent, ez eas da receo en eê ar recompanç eus he vertuziou bras er bloas 806.

REFLEXION

Pebes devotion hoc'h eus-hu evit ar sacrifiç santel eus an oferen? Pa en em guivit en æsamant da glevet an oferen d'an deziou pemdez, ha sourcius oc'h-hu da assista ennu?

E pe fæçou a a blevit-hu memes da sul ha da vouel?

H i

Ha na vec'h-hu quet eno martese evel ma voa ar vourevien var menez Calvar, evit crucifia a nevez Jesus-Christ dre hoc'h immodesti ?

Evit clevet ervad an oferen, considerit penaus ez eo ur memor hac ur representation eus a bassion ha maro hor Salver Jesus-Christ, hac ouspen ur sacrifiç e pehini en em ofr d'he Dad eternel evit alvidiguez ar re veo hac ar re varo. Assistit er sacrifiç santel-mâ gant ar memes respet ha gant ar memes carantez evit Jesus-Christ, evel ho pize bet ma visac'h bet presant var menez Calvar, pa scuillas he voad precius evidoc'h.

E commançamant an oferen, offrit da Zone an oferen a rit da glevet, evit ar peder intantion principal a dle pep christen devot da gavout : da guenta, evit adori ar vajeste souveren a Zoue; d'an eil, evit he drugarecât eus an oll graçou hoc'h eus recevet digantâ; d'an drede, evit goulen digantâ ar pardon eus ho pec'hejou; d'ar bevare, evit goulen an oll graçou a bare hoc'h eus ezom evit an amser da zonet

N'en em gontantit quet da lavaret epquen ho chapelet pe pedennou-all vocal, grit ouspen-se a amser da amser reflexion var bassion hon Salver.

Grit da gommunion ar helec ho communion spirituel da nebeuta, oc'h excita en ho calon ur garantez ardant evit Jesus-Christ, hac un desir bras d'en em unissa gantan.

Hac evel ma en em ofr Jesus-Christ evidoc'h, na vanquit quet da oher ive dezan an offranç ac hanoc'h hoc'hunan, eus ho speret hac eus ho calon.

---

*Ar c'huec'hvet varn-uguent a viz Fevrer.*

SANT PORFIR, ESCOP.

AR sant-mâ a oue ganet e Macedoân. He guërent he elevas a vianic e doujanç Doue, hac an oad ne reas nemet creât he vertu. He sourci da dec'hel dioua ar gompaignunezou danjerus, he aquet da studia hac an horreur en devoa ous ar pec'het, a servijas cals dezan da gonservi he innoçanç.

D'an oad a bemp bloas varn-nguent en em rentas religius e gouent Sete. Goude beza tremenet eno pemp bloas

er pratiq eus an oll vertuziou, ez eas gant conje he superieur da visita ar plaçou santel a Jerusalem. Clêuvel a eure, mæs peguer sempl bennac e voa, ne vanque quet da visita bemdez al lec'hiou santel var bouez he vaz. Un den iaouanc banvet Marc, pehini en devoa carantez evitan, ha pehini en deus scrivet he vuez a reas ofr dezâ d'he sicour da guerzet, mæs ar sant ea revusas, en ur lavaret ne dhe quet ur pec'her, pehini a voa deut er plaç-se evit obtem ar pardon eus he bec'hejou dre ar binijen, quemeret un hevelep soulajamant.

Da ben un nebeut goude, an den iaouanc-se soueset oc'h he velet dispos, a c'houlennas digantan penaus e voa deut pare quer buan. En dez-all, eme ar sant, o veza goasseet d'in, en em stlejis gant cals a boan bete menez Calvar evit caout ar gonsolation da vervel er memes lec'h ma'z e maro va Salver divin, beza em boe eno ur faillijen, epad pehini ovel en un extaas e seblante d'in guelet Jesus-Christ er groas, pehini a gommande d'al laer-deou dont d'am sevel; goude m en devos ma sicouret da sevel, e lavaras d'in mont da renta graçou d'am Salver; neuse e redis da drugarecât Jesus-Christ, an extaas a dremenas, hac en em gavout e ris iac'h couls a biscoas.

Ar patriarch a Jerusalem informet eus he vertu, er greas belec d'an oad a zaou-uguent vloas, hac e roas dezâ ar garg da viret guir groas hor Salver.

He zêl ardant evit conversion an infidelet, a reas souden be lacât da escop er guær a Gaze. Darn eus ar bayanet a bere e voa un nombr bras er guær-se, a glascas meur a voyen d'he laza, mæs he zoueder ho disarmas hac he santeles ho c'honvertissos. Ober a reas distruja templ ar bayanet ha brusuna ho doueou.

Etouez cals a viraclou en deus græt en he vuez ar servijer bras-mâ da Zoue, ez eo merquet penaus tri c'hrouadur iaouanc o veza couezet en ur punc, ar sant ho recommandas da Zoue Disquen a rezeur er punc, hac e voent cavet ho zri aseet var un mæn, hep drouc ebet.

Ar sant-mâ a ieas da receo en eê ar recompsue eus he labourou hac eus he boaniou, er bloas 420, oajet a seiz vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Sant Porfir en deus distrujet templ ar bayanet ha bru-

sunet ho idolou, da lavaret é, ho doueou faus. O exercicę caer, distruja demeuranç an idolou evit sevel un templ da Zoue! Beza ez eus e'hoas etouez ar gristenien memes tud pere a zeu da adori divinitéou faus; beza ez eus e calon cals a dud templou savet d'an idolou, en ho calon-hu martese, va breur, ha e'hoari va c'hoar. Petra sonj deoc'h-hu ez eo queu an ambition-se pehini a so en ho calon, an desir direglet-se evit ar pluvidiguezou, an attach disordren-se evit plijadurezou ho corf? Quen lies a vię boc'h eus, quen lies a idol a so en ho calou. Peguement a bredicatoret fervant, peguement a gonfessoret santel ho deus labouret mutilamant evit brusuna an idolou-ze? Caer ho devoa parlant ha erial d'ho skouarn, pa voa bouzar ho calon. Selaouit eta hirio ar vouez a Zone, ha chasset an idolou-se, distrujet an templ milliguet-se, en ur vrusuna ho calon dre ur guir gueuz ha glac'har. Goude hit ha purifiit ho calon dre an daelou eus a ur binijennouse eo e teui da veza un demeuranç hac un templ agreabl da Zoue.

---

*Ar seizvet varn-uguent a viz Fevrer.*

## BUEZ AN DEN EURUS PER DAMIEN,

### ESCOP HA CARDINAL.

PER Damien a voa guinidie a Raveen. He guerent a voa quer paour, ma raporter penaus he vam squiz o caout quement a vugale, a revusas he vaga, ha penaus oa ur vreg estren a guemeras ar sourci-se dre charite ha dre druez outâ. Couscoude he vam dinatur touchet dre ar rebechou a voe græt dezi, a zeuas da gaout mez da veza abandonnet he c'hrouadur, hac er c'hemeras en he zy; mæs o veza digoueset ganti mervel souden goude, ar minor paour a gouesas etre daouarn unan eus he vreudeur pehini ne alle quet he soufr, ha pehini en tretas nou pas evel ur servijer, mæs eguis un esclaf. Ne roe dezâ nemet un tam creun sec'h evit mouet da zivoall he loënet, he lesel a ree diarc'heu, ne voa guisquet nemet eguis ar misérapla clasquer, injuriet a vije ha goall-dre-

tet a daulioù Ar c'hrouadur iaouanc a viras bepret er gaptivite-se ur batiantet ac un douçder admirabl

Beza en devoa ur breur-all, pehini, fachet oc'h he velet tretet en ur fæçon quen indign, en tennas d'he dy. Ar breur-mâ ravisset o consideri he natur vad, he speret hac he zevotion, en lequeas da zasqui lenn d'an oad a drivec'h vloas. Disqui a ree en ur miz ar pez a zesque dre boan ar re all en ur bloas. Evelse eu em lequeas e ber amser e stad da instrui ar scolaerien iaouanc, ac he ober a eure gant meuleudi ac approbation an oll

Goude-se eu em retiras en ur gouent e pehini e observe ar religiuset ur reglen rust meurbet. Queiaet a reent bepret diarc'hen, alies e iunent divar vara ha dour, nebeut e cousquent, ac e tremenent un amser vras en oraeson. Per Damien a ajoutas da guement-se mortificationou-all brassoc'h, hac a roe calz amser en deiz ac en noz d'ar studi eus ar Scritur sacr.

An tad abad o veza deut da anaout an tensor a squisnt hac a vertu a voa euzet er religius humbl-mâ, er c'hargas da breseg. He ober a eure gant quement a nerz, ma convertissas un nombr bras a eneou.

Ar brud eus he santeles hac eus he squiant dicist-ordinal a reas d'an den habila ha d'ar pabet memes he estimout ac heulia he avis en afferiou importanta. Ar pap Stefan decvet, pehini er c'honsidere evel ur sclerijen vras eus an Ilis, er greas escop ha cardinal en despet d'he humilite.

Biscoas escop n'en devoa mui a zêl na mui a ampressamant evit silvidiguez he bobl eguet ar prelat santel-mâ. Ober a reas souden ur chenjamant bras en he escopty, quen dre he instructionou, quen dre he exempl.

Ar fizianç en devoa ar pab ennan a reas dezâ he gaç d'ar guær a Vilan evit lacat urz e direglamanchou bras pere a voa commun hac ordinal er guær-se. Ar c'hardinal santel ne voe quet quent arruet e Milan, m'en em gavas e danjer eus he vuez. Ar bobl meitet ha poulset gant ar re vras eus ar guær, a zeuas d'he insulti bete ebars an ilis, mæs an den santel a gavas dre he furnes ar voyen da zoucast ho sperejou ha da c'hounit a nebeut-da-nebeut ho c'halonou, hac a reas dezo erfin recco a volonte vad ar remejou en devoa preparet ous an disursou publiq-se. Un issu quer mad ha quer pront en un affer quen diæs ha quen danjerus, a voe consideret evel ur mirael.

Peguer bras hennac a voa ar squfant hac ar furnes a admire an oll ennan, netra couscoude ne voa quen admirabl evel he humilite e creis he reputation vras. Meur a veich a pedas ar pap da rei dezan ar bermission d'en em ziskober eus he garg, ha d en em retira en he gouent, ar pap er revusas pel amser, mæs erfin e accordas dezâ he c houlen.

Ne ouffer quet lavaret gant pebes joa e tistroas an den santel d he gouent. En deiz quenta memes ma arruas, e praticas an oll exercicou eus ar religiuset gant ar memes fidelite hac ar memes ferveur evel pa ne vize bet sortiet biscoas eus ar gouent. Erfin leun a veriton, e rentas he speret eûrus d he Salver, er bloas 1072, oajet a dri bloas ha pevar-uguent.

REFLEXION.

Caër ho deus ar guerent eriz disprijout hac abandoni bugale ha minoret paour, Doue a voar quemeret sourci eus ar re a laca ho fiziançe ennan Mam dinatur ar c hrouadur santel-mâ a revusas he vaga, hac ur vreq estrenn a servijas dezan da vam He vreur barbar en tretas en ur fæçon cruel, ha patiantet ar c hrouadur paour a douichas an Tad celestiel, pehini a reas anezâ unan eus an habila ha santela esquibien, hac unan eus ar brassa cardinalet.

---

*An eisvet varn-uguent a viz Fevrer.*

## SANT ROMEN, RELIGIUS.

SAnt Romen, ganet e Bourgoign, a dremenas he iaouanctis en un innoçanç admirabl; hac evit he c houservi, e quemeras ar resolution da guitaat ar bed e pehini vele quen lies a zanjer. Mont a reas da gavout religiuset pere a veve en ur fervenr vras, evit disqui gant-ho ar guir voyen da nher he silvidiguez ha da bratica ar berfection eus an Aviel.

Goude beza bet instruet en ur scol quer mad, en em retiras en ur c'hoat eus a escopti Lyon, resolvet da bratica he-unan an oll vertuziou a admire ebars ar re-all.

Ur breur dezan a zeuas d he gavout, hac en em rentas be disquibl Tremen a reent an darn-vuia eus an dez hac eus an noz o veuli Doue, hac o vedita en he vadelez hac en he visericord Mæs an droue-speret n'ho lesas quet pell

e peoc'h; antrepren a reas ober dezo quitaat an desert, oc'h ho zourmantı dre hep seurt tentationou, ispicial pa vizeut gant ho fedennou, eu hevelep fæçou ma resout ho sonj da vout da glasq ul lec'h-all bennac e pehini e alsent beva guel e repos. O veza en em lequeet eu hent, e voent oblijet da loja eu ty ur vreg paour. Ar vreg-mâ leun a furnes, o veza clevet gant-ho ar sujet a ree dezo quitaat an desert, a representas dezo ar gaou a reent out-ho honnau d'eu em lesel evel-se da veza trec'het gant an dentation : *combatti*, emesi, *gant couraj ous an droue-speret; perseverit da resista outan*, *hac e pellaï diouzoc'h*. Au daou vreur mezus da veza bet queu laich ha quen digalon, a zistroas var ho c'hiz d'an desert, ac a quefsout ar peoc'h. Beva a reent assambles eu un unıou ar c'haera, u'ho devoa ho daou uemet ur memes volonte hac ur memes calon, petra-bennac ma ho devoa humoriou differant; rac sant Romeu en devoa ur speret donç ha patiant, hac he vreur a voa prim ha pront dre natur.

Ar brud eus ho santelea a zigacas davet-ho un niver quer bras a zisquibien, ma voe ret sevel ur gouent pehini en em gavas soudeu carguet a religiuset. Breur ar saut-mâ o veza reprenet gant ruster daouzec anezo pere a voa faziet, ar re-mâ pere n'ho devoa quet ur speret humbl aoualc'h, na elsont quet suporti beza reprenet en ur fæçon quer rust, fallout a reas dezo memes sortial eus ar gouent, mæs sant Romeu gant he zoueder a dennas ar sonj-se eus ho speret, ac a teusont goude-se dre ho ferveur da repari ho faut.

Erfin, ar sant-mâ goude beza gouernet he religiuset gant un doueder admirabl, ha desquet dezo an hent eus ar berfectiou, a rentas he ene da Zoue, er bloas 460, e tro an oad a dri-uguent vloas.

### REFLEXION.

An droue-speret, adversour ar silvidiguez, a reas d'an daou religius-mâ quitaat an desert; mæs ne voent quet pell hep distrei var ho c'hìs. Ur vreq paour, oc'h ho repren, a reas dezo distrei d'ar gombat. Admirit eus a ur c'hostez sempladurez an den, hac eus ur c'hostez-all humilite ar sænt. Doue a bermet avisiou e teu ar re devot da goueza, mæs ar re humbl ne chomout quet pell hep sevel; Doue ne zale quet da ober deza anaout ho faut, ac int hi ne zaleont quet d'en em gorrija.

*Eil reflexion.* Daousse religius a voa prest da guitaat ar gonent, abalamour ma voant het reprenet rust, ha martese e vizent-hi en em gollet er bed; sant Romen dre he zouçder a reas dezo chom eno, ac e teusont da repari ho faut dre ur vuez devot ha fervant. Clenvejon an ene a c houlen heza tretet gant douçder evel re ar c'horf. Mar deut da drei ha da zistrei en ur fæçon rust un den clan en he vele, elec'h he soulaji, e crisquit he boan hac he anquen. Tonde memes mar reprenit ho nessa eus he faut dre gomson rust ha c'huero, elec'h guellaat an drouc, e teu alies d'he voassaat. Reprenit ar re a fazi, mæs gant carantez; clasquit ho frofit, mæs na glasquit jamæs contanti ho speret pe hoc'h humor, hac e velot pebes ners e deus an douçder.

---

*Ar c'henta devez a viz Meurs.*

## SANTES EUDOÇ, PENITANTES HA MERZERES.

Eudoç, guinidic a Samaria, ne devoa en he iaouanetis quen sourci nemet d'en em visca caer, da vragal ha da redec d'an divertissamanchou; evelse e teuas sonden da gouezа er brassa disursou.

Hor Salver, ar pastor carantezus, pehini en em blijo renouvell a amser da amser ar brassa miraclou eus he visericord, a zeuas da glasq an danvat dianquet-mà.

Ur religius en ur dremen dre ar guær a Heliopolis a logeas en un ti chars hini Eudoç. An den santel-se o veza savet var dro hanter-noz hervez he gustum, evit pedi Doue, en em lequeas da lenn ul levr devot, hac e savas he vouez evit en em viret diouz ar c housquet. Ar sujet eus he lectur a voa var ar poaniou eternel da bere e vezo condaonet ar bec'herien, ha var an eternite eurus a behini e jouisso ar sent. Eudoç soueset oc'h he glevet, e devoe ar curiosite d'he chelaou, hac en em gavas spountet bras dre al lectur-se.

Da c'houlou-dez e cassas da hidi ar religius da zont d'he guelet, hac e lavaras dezà en ur grial : *Achu eo d'in eta, collet e vezin da virviquen; biscoas n'em boa clevet parlant eus an tan eternel, ac eus an traou am eus clevet guenoc'h en noz-ma.* Ar religius soueset o clevet gant-hi

penaus ne ouie quet quent ar guirionezou-se, a c'houlennas diganti a belec'h e voa, hac eus a be religion. — *Beza ez oun*, emezi, *eus a Samarii, hac evit guir, n'em eus religion ebet, hac evel-se ez oun en em roet da bep seurt viçou : guelit goude quement-se ac en so possibl d'in evita ar poaniou eternel.*

*Possibl eo*, eme an den santel, *mar quirit en em gonvertissa hac ober pinijen; rac Doue a receo bepret gant madelez, gant carantez ha joa ar bec'herien penitant.* — *Livirit d'in eta*, emezi, *petra rencan da ober.* — *Ehanit da bec'hi*, a respontas ar servijer Doue, *ha galvit hep dale ur belec d'hoc'h instrui ha d'ho tisposi da receo ar vadiziant; rac evidon-me, ret e zistrei d'am gouent, a pelec'h ho recommandin da bedennou an oll religiuset.*

Eudoç a glascas rac-eon ur belec, ac en em strincas d'he zreit en ur lavaret : *Beza ez oun ar vrassa pec'heres a voe biscoas, mæs desquet am eus penaus misericord an Autrou Doue a so c'hoas brassoc'h; c'hoant bras em eus d'en em renta christenes; ma instruit, ma ho ped, hac ordrenit d'in ar pes a blijo gueneoc'h.* Ordren a reas dezi quemeret un guiscamant modest ha tremen seiz devez en he c'hampr o iun bac o pidi Doue, hep parlant ous den.

Goude beza observet quement-se, ez cas gant un habit a benitantes da gavout an escop hanvet Theodot, ha prosternet var an douar, er pedas gant cals a zaelou da rei dezi ar vadiziant. An escop oc'h he guelet en dispositionou quer santel hac instruet mad, e badezas. Ar santes a reas neuse un donæsou eus he oll madou d'ar heaurien, hac a bedas an escop d'ho distribui dezo. Ne vize mui guelet neuse nemet en ilisou, hac e teuas da veza un exempl caër a binijen hac a vertu.

Ne zaleas quet anezi d'en em lacât en ur gouent e pelec'h e reas ur binijen dreist-ordinal, oc'h en em gonsideri bepret evel indign da veva en ur plac quer santel.

Ar gouerneur eus ar provinç o veza clevet e voa en em rentet christenes hac e devoa madou bras, a reas he sonj d'ho c'hounsisca, mæs pa velas e voant deja roet d'ar beaurien, e fallas dezâ he c'hontraign da adori an doueou. Ar santes o veza he revuset gant ur gouraj dreist he sex, a voe condaonet da veza dibennet. He merzeuinti a arruas e tro pevarsec vloas ha cant goude donediguez hor Salver.

REFLEXION.

Doue a zeu da venaji d'ar bec'herien certen rancontrou eürus, certen moyenou a gonverson pere a so bepret moyenou sur a silvidiguez d'ar re a fell deze profita aneżo, mæs peguer maleurus eo ar re a zeu d ho renta inutil evit-ho ! Pep disprijanç, pep indifferanç en occasionou saluter-se a so ur sign a obstination er pec'het, hac a nep a zeu da abusi eus ar gracou-se, a so en un danjer bras da vervel en he bec'het. Endoç pec'heres a glev ul lectur devot, al lectur-se he zouchas; chelaou a eure er memes amser ar vouez eus ar c'hraç pehini a barlante out-hi e goelet he c'halon, hac a teuas d'en em gonvertissa E pelec'h ve bremâ Endoç, mar e devize græt neuse ar aeouarn vouzar ? Ma n'he devize quet profitet eus an occasion eürus-se !

Peguement a bec'herien ho deus manquet ho silvidiguez, pehini a zepande eus ar profit a dlient heza græt eus ul lectur devot dre behini Doue en devoa bo touchet, eus ur sermon ho devoa clevet, eus un avis mad roet dezo, eus un accidant trist ho devoa guelet, eus un inspiration santel ho devoa bet; ne d'é quet falveset dezo profita eus ar momet eürus-se, bouzar int bet ous ar c'hraç, pebes malheur evit-ho, sioaz! ha peguer cruel e vezo ho c'heuz en ifern, da veza en em galedet a enep ar c'hraç er eñ constanç eürus-se !

An Autrou Doue en deus martese staguet silvidiguez meur a den ous al lectur a rant eus ar reflexion-mâ ; pebes malheur, mar he rentont inutil evit-ho !

---

*An eil devez a viz Meurs.*

## SANT CHARLES, CONT EUS A FLANDRES.

REutomp enor ha gloar da Zoue da veza roet ar santmâ evit exempl ha squêr d'ar brincet, d'an noblanç ha d ar re ho deus galloud hac autorite var ar re-all. Ar prinç-mâ a so bet just, devot, carantezus ha patiant : chetu a-se ar peder vertu pere ho deus composet he vuez, hac ho deus meritet dezan ur gurunen gaer en eê.

Goude

Goude maro he dad pehini a voa roue eus a Danemarck, e voe græt cont eus a Flandres. Ar prinç santel a gommançaç disquez peguer just e voa, dre an ordrenançou lenn a furnez pere a reas, ha dre an urs caër e lequeas etouez he aujidi. Ho gouarn a reas gant quement a lealdet, a voderation hac a vadelez, ma 'veritas beza hanvet Charles-ar-Mad. Pell dious lacât goall guirion var ar bobl, ne sonja nemet d'he soulaji bepret e quement a voa possibl; hac he vrassa plijadur oa oc'h unani ar re a voa division etrezo.

He zevotion a voa be ed vertu remarcapla. Bemdez e tremene cals amser en ilisou gant ur vodesti admirabl hac edifiant meurbet. Mont a eure da Jerusalem, evit hisita ar plaçou santel eus hor redamption. Enori a ree ar preladet eus an ilis, ha respeti ar religiuset, abalamour, emezan, ma z int ælet an douar ha servijerien an Autrou Done.

Ar garantez a voe an drede vertu a braticas muia ar prinç santel-mâ; ispicial en andret ar beaurien, da bere e roe bepret an alusenn gant larguentez. Caç a ree bandennou peaurien da diez he vuisien evit heza antretenet eno divar he goust. Er guær a Ipre e zistribuas ur gantite vras a vara d'an dud paour, en ur pocquet da zorn pep huni anezo, abalamour, emezan, ma considere e pep paour personaj *Jesus-Christ*. Ar memes carantez a ree dezan avisiou divisca he zillat evit ho rei d'ar beaurien, en ur lavaret. *Ret é hada er vuez-mâ, evit dastum er bed-all.*

He batiantet a voe ar bedervet vertu pehini a gurunas he vuez. O veza bet avertisset penaus unan eus he guerent a glasque lemel he vuez digantan, e respontas, hep en em droubli ha gant ur patiantet anjelq: *N'em eus aoun ebet dirazan : Doue a zifen va buez, ha den ebet ne all he lemel diguenê, ma ne fell da Zoue.*

Ar sant, contant eus ar pez a bermetse an Autrou Doue, a ieas d'an ilis dirac auter an Itron Varia, hac eno en ur rei an alusen da ur paour, e recevas un taul contellassen queu borribl var he benn ha var he dal, ma sortias darn eus he cervel hac e varvas var ar plaç. *O peguen-douç eo mervel en ilis er ferveur eus an oræson, hac en ur rei an alusen.* He varo precius a erruas er bloas 1126.

REFLEXION.

C'houi pere hoc'h eus gallout ac autorite var ar re all, disquit gant ar sant-mâ e pe fæçon e tleit treti ar re a so didanoc'h pe a so sujet deoc'h; grit un usaj mad eus hoc'h autorite; considerit ho quisien, ho servijerien, en ur guer, ar re a zepand ac'hanoc'h non pas evel esclavet, mæs evel ho breudeur; sonjit ez int marteze agreaploc'h da Zoue evit na doc'h-hu, ha penaus a ellont beza un deiz brassoc'h hac huelloc'h en eê evit na viot-hu hoc'h-unan.

*Eil reflexion.* N'en em gontantit quet da viret na reac'h gaou na dronc da zen; grit vad d'ar re ma ellot ober. Sonjit ez oc'h eûrus da gaout ar gallont hac ar gommodite da exerci ar garantez en andret ho nessa; sonjit ez eo eûrussoc'h rei eguet receo.

*Trede reflexion.* Ar sant-mâ a bocque d'an dorn e pehini e lequee he alusen. Gouzout a ree ervat penaus ar pinvidic en ur ober an alusen, a c'hounez c'hoas mui evit na ro; gouzout a ree penaus e ma Jesus-Christ er paour, ha penaus an alusen a so un dra santel pehini a dle beza græt gant respet. Penans e ellenr goude un hevelep exempl caout tud eris avoalc'h evit injuria e pep fæçon ar beaurien, ha rebech alies un alusen dister a roont dezo? Hac evelse eo bezâ carantezus evel ma voa ar sant-mâ?

---

*An drede devez a viz Meurs.*

## SANT GUENOLE, ABAD.

SAnt Guenole, ganet e Breiz var dro pevar-c'hant vloas goude donediguez hor Salver, en devoa a vianic ur vertu qner parfet ma teuas da zispriçout ar bed gant he blijaduresou, evit clasq ar madon pur eus an eê. O veza bet leqneet er scol gant ur mæstr vertuzus, a profitas quement, ma teuas souden da veza un exempl eêr a bep seurt vertuziou, hac e receuas a-neuse digant Doue an donæson a viraclou. Ur c'hrouadur iaouanc pehini e voa er memes scol gantan, o veza en em bistiguet dre ur goall lam, Guenole en greas parc en ur ober sign ar groas varnezan.

Evit renonç antieramant d'ar bed ha gallont en em rei Il da Zoue, en em rentas religius. Ebars er stad-se e lacaas he oll studi da avanç bepret en hent eus ar berfection, sc en em rentas quen agreabl da Zoue, ma rec miraclou bras meurbet dre ar feiz en devoa, ispicial e sign ar groas. Reuta a reas pare ur c'hoar dezâ pehini e devoa collet ul lagad dre un accidant fachna; hac al lagad-se eu em gavas quer sclær ha biscoas. Ur veich-all o veza rancontret ur paour hac e voa dall, evel n'en devoa netra da rei dezâ, en em lacaas d'he gonsoh ha d'he exhorti d'ar bahantet. Un den o tremen dre eno a gommanças da farçal dre ma sonlaje ar beaurien gant comsou. Ar sant evit disquez squer dezan a dosteas ous an den dall, ha leun a fizanç e Doue, gonde beza pedet evitan, e rentas dezan ar guelet.

Un nebent goude, dre gonsantamant he superieur, en em retiras gant unnec religius en un enes vian a hanver c'hoas bremâ Ti-bidi, da lavaret ê, Ti a oræson. Sevel a resont lochougon, ha cundui a resont eno ur vuez anjelhq epad tri bloas, mæs an tourmant eus ar mor hac an avel pehini a voa quer cre en enesen-se, ho c'hontraiguas da vont da ober ho demeuranç en tu-all d'ar vrec'h-mor, evit en em lacaat en abri. en draouienn pe stanquenn e pehini e ma bremâ abati Landevenec. Sevel a resout eno ur gouent e pehini e cunduent ur vuez mortifiet meurbet, n'ho devoa evit guele nemet an douar, ho bevanç a gonsiste e bara heiz gros, gant louson pe grimon paredet en dour gant un tamic blend; un darn vras euz an deiz hac aus an noz a dremenent en oræson, hada a reent ho-unan an heiz a servije dezo da ober ho bara. Chetu a-se ar reglen a observe sant Guenole hac he religuset e Landevenec, hac a voe observet eno bete an amser ma reas ar roue Louis an Deboner receo reglen sant Beneat er gouent-se er bloas 818.

Sant Guenole a dremenas er solitud-se ar rest eus he amser en ur santelez vras. Dreist he oll vertuziou-all pebunan a admire he humilite parfet hac he simplicite henvel ous hini ur c'hrouadur; ne dleer quet eta beza soueset 'en deffe meritet ober quen alies a vurzud ha miraclou quer bras.

Abalamour d'he santelez e voa caret hac enoret gant an oll, bras ha bian. Ar roue Gralon en estime que-

ment, ma réas dezan donæson caër evit he gouent.

Erfin, oajet etro dec vloas ha tri-uguent, o veza bet avertisset gant un æl eus an deiz ens he varo, e choasas etonez he religinset sant Guinal evit abad. Goude-se o veza celebret sacrifiç santel an oferen ha briateet he oll vreudeur, e rentas he ene pur da Zone etre ho divrec'h hep rei merq ebet a anquen, hac o veza ons an auter pehini n'en devoa quet e hoas quiteet.

REFLEXION.

Sant Gnenole ae un infinite a sent all ho deus atao caret ha desiret ar sohtud; perac e clasquent-hi pellaat dious ar bed? Abalamour, ement-hi, ez è carguet a zanjerou evit ar silvidiguez. Ha guir a lavarent-hi? Hac en em dromplet int-hi? Ansao a reomp hon-unan ez è tromplus ar bed, ha penaus ne ell rei d'ar re a zeu d'he servija nemet mouguet, gousout a reomp penaus goude plijaduresou ar bed e teu an zisplijadur, hac ahes ur c'heuz eternel, ha couscoude an nombr eus he servijerien a gresq bemdez. Ret ve deomp eta, a leverot-hu, en em ober oll bermitet ha quitaat ar c'hæriou, evit mont da chom en désert? Salocroas; mæs ret è beva er bed hep caret ar bed, hep heulia quizou ar bed; ret è caret ar retret interieur, ar solitud a galon; ret è en em gomporti evel tud pere a sonj parfet n'ho deus affer ebet importantoc'h evit affer ho silvidiguez.

---

*Ar bevare devez a viz Meurs.*

## SANT CASIMIR.

AR brinç eûrus-mà eus a rouantelez Poloign a voe elevet santelamant dre ar sourci ar rouanes he vam, unan eus an devota princeset en he amser. He speret lem gant he inclination vad a reas dezan avanç caer er squianchou; hac er ber amser e ornas he ene gant ar vertuziou parfeta. He zonça plijadur oa tremen meur a heur ebars treit an auteriou! Ha pa vize represantet deza en devoa ezom d'en em zivertissa un nebeut, e responte en ur fæcon agreabl a cave en ibs au divertissamant a vize cavet o pourmen, o c'hoari hac o chasseal.

He garantez evit Jesus-Christ a voa quen ardant ha quen tener, ma vije ravisset he galon pa gonsidere ar garantez dreist vusur gant pehini ez eo en em sacrifiet ac en em livret da vervel evit racquita ar bec'herien. He zevotion special evit ar Verc'hes Vari a reas dezâ, en amser ma voa c'hoas fors iaouanc, compos eu he enor ur pros rimet e latin pehini a lavare bemdez, hac a so leun eus ar santimanchou tenera eus he galon : cetu-hi amâ lequeet e bresonec.

*Na dremen devez ebet, ô va ene, hep renta da homaij da Vari, deuz da celebri gant devotion he goueliou, deuz da imita he vertuziou.*

*Admir he grandeur, ha ne ehonn da bublia an eur e deuz da veza assambles mam ha guerc'hes. Enor-hi evel da vestres souveren, evit ma obteno d'id ar pardon eus da bec'hejou. Deuz d'he fidi evel da Vam douç ha mad, ha ne bermeto quet e vez trec'het dre da voall inclinationou.*

*Petra-bennac ma'z oc'h, Guerc'hes sacr, dreist an oll meuleudiou, ne ehanin morse d'ho meuli eus va oll gallout. Me ho salud, ô va Itron : dreizoc'h ez ê digor an et d'ar bec'herien. Goude Doue e lacan enoc'h va oll fiziano, hac ec'h esperan dre hoc'h intercession na vezin quet eus a nombr ar re reprouvet.*

*Obtenit d'in ar burete a speret hac a gorf, ur vodesti a exempl vad, un douçder universel, un devotion perseverant, ur guir furnez, ur speret eon ha just hac ur galon humbl.*

*Pellaït diouz va c'halon peb santimant a ienien hac a gassoni; allumit enni ur garantez parfet; mouguit enni peb santimant eus ar blijadurezou criminel ; obtenit d'in ar berseveranç final, ha ra zeuin da gavout enoc'h an oll sicourou a bere am eus ezom a-enep adversourien va silvidiguez.*

Goude beza lavaret bemdez en he vuez gant un zevotion vras an oræson-mâ, e ordrenas abars mervel lacât gantan en he ve ar paper var behini en devoa-hi scrivet. He va o veza bet digoret da benn c'huec'h-uguent vloas goude he varo, e voe cavet ar paper en he bez dindan he penn, ac ar scritur quer fresq evel pa vize bet scrivet a nevez flam · ar paper-se a virer c'hoas evel un dra precius.

Ar prinç santel-mâ a voa ive leun a zouçder evit an oll, ha leun a druez evit ar beaurien. Beza e voa ho zad, ho

servija a ree gant un humilite admirabl; ha pa vije represantet dezan e teu evel-se da ravali he renq hae he hersonaij, a responte : *Netra ne ra mui a enor d'ar re vras, netra ne d'eo dignoc'h eus a renq huel a zalc'h ar brincet, evit servija Jesus-Christ e personaij ar beaurien.*

Adalec an oad a driæc vloas hete fin he vuez, e castias he gorf dre ar binijen. Dindan he abijon caër e tougue ur ciliç pe ur gouris reun, cousquet a ree alies var ar c'haled e treit ur guele mad, o tremen an darn-vuia eus an noz en oræson; conservi a reas he innoçanç bet'er maro; ober a reas ven a chastete querquent ha ma voe en oad da anaout ar bris hac ar merit eus ar vertu-se; ha guel voe gantan coll he vuez evit coll he virjinite. Mervel a eure evel ma varv ar re just, er bloas 1484, d'an oad a bemp bloas varn-uguent.

REFLEXION.

Sant Casimir en deus conservet epad he vuez ur hurete anjeliq. He humilite hac he vortificationou ho deus en sicouret da gonservi ar vertu quen diæs da viret. Na sonjit quet e conservot hep poan an tensor precius eus ar hurete; attaquet, tentet a viot noz-dez, e peb lec'h hac e pep amser; mæa ar vertu-mâ pehini hon rent hênvel oua an Ælez, a verit a raëmp hon oll effort evit he c'honservi. Ar pez a so diæz da frajilite an den, a zeu da veza æz ha facil gant ar sicour eus an eê. Guir eo ne all den beva chast, ma ne ro Doue dezan e c'hraç-se, mæs ive Doue na revua quet he c'hraç d'ar re he c'houleu hac a ra ho fossibl evit he meritout. Disfizit eus ac'hanoc'h hoc'h-unan, hezit humbl, gouleunnit sicour eus an eê, ha Doue a roi deoc'h ar c'hraç necesser evit ober d'ar c'hiq auja d'ar speret.

En em dennit pront dious an occasionou e pere e veac'h en danjer da goll ar hurete. Tec'hit, ma na fell quet deoc'h bezan trec'het; ne faut nemet un taul lagad evit ho coll. Ne d'hoc'h quet furoc'h evit Salomon, na santeloc'h evit David, pere a so bet trec'het dre an droucsperet a impurete. Erfin pa zeu an tan eus al lubricite da attaqui ho calon, mouguit-en rac-eon dre ar sonj eus a dân an ifern.

### *Ar bempvet devez a viz Meurs.*

## SANTES PULQUERII.

AR santes-mâ, merc'h d'an impalaër Arcad, e devoa a vianic ur speret caër hac ur furnes dreist he oad ha dreist he sex, gant ur vodesti rar, hac un devotion pehini a ree admiration an oll. O veza collet abred he zad hac he mam, e quemeras he-unan d'an oad a zaousec vloas ar sorrci da clevi he breur an impalaer iaouanc Theodôs ha dion c'hoar dezi.

Theodôs a hignas var an trôn imperial d'an oad a bemsec vloas. Ar prinç-se pehini n'en devoa quet, cals a fante, ar speret eus he c'hoar Pulqueri, ha pehini n'en em sante quet capabl da c'honarn he-unan ur rouantelez quer bras, a roas d'he c'hoar ur gallont ac un autorite souveren en he oll stadou, ha ne ree affer ebet important hep quemeret he avis.

Ar santes en em servijas eus he autorite evit prosperite ha soulajamant ar bobl. He oll application voa da renta ar religion florissant, da assista ar beaurien, da gonservi an abondanç hac ar peoc'h, da ober observi al lesennon, da broteji ar re innoçant, da bunissa ar c'hrimou ha da recompansi ar vertu. Biscoas ne voe bet guelet ur gouarnamant furoc'h evit he hini; na biscoas ne voa bet eurussoc'h ar bobl eguet en amser ma commanda ar brincces santel. Beilla a ree ive var tud he fales, ctouea pere e voa un urs admirabl. Officerien, itroneset a enor, courtisanet ha peb unan en devoa nn ær a vodesti hac a zevotion exemplus hac edifiant.

Tregont vloas a oa aboue ma veve ar brinces en un union vad gant he breur, pa zeuas tud avius ha goallintantionet da derri un union quer caer. He breur a zeuas da ienaat ont-hi, ha dre nn goall ali e quemeras ar resolution d'he lacât e mæs eus he bales. Ar santes o veza bet avertisset eus a quement-se, a guemeras he-unan he c honje, hac en em retiras en ul lec'h var ar mæs. Biscoaa n'en em glemas eus a ingrateri he breur, pehini a voa dleour dezi eus a bep tra; consideri a reas ar chenjamant-se nebentoc'h ec'his nn disgraç, eguet ec'his ur fa-

veur eus an eê, pehini a hrocure dezi ar voyen da dremeo he amser en oræson hac er solitud.

An impalaër a santas souden an defaut hac an diener eus he c'hoar; queuz en devoe da veza en em brivet eus ar sicour pehini a voa quen necesser dezan, hac he fidi a eure da zistrei. Petra-bennac ma eu em blije meurbet ar santes en he solitud, ha ne devize quet c'hoanteet he chenj gant an oll balesiou eus an donar, e c'huitaat e reaa couscoude evit dout adarre da chom gant he hrenr, quèntre ma teuas da anaout e c'houlenne gloar Doue quement-se digant-hi.

Pa erruas ar hrinces e Constantinopl, e voe recevet gant an oll hras ha hian evel ho mam. Renta a reas couls goude ha quent servijou hras hac important d'he vreur. Ouspen-se e reas sevel hospitalion e cals a guærion; hac an oll hrovinçou pere a zepande anezi hac eus an impalaër, a santas an effejou donç eus he charite hac eus he liberalite.

Ar hrinces admirabl-má, carguet a euvrou mad hac a veritou, a varvas evel ma varv ar re just, er bloas 453, oajet a bevar bloas hac hanter-caut.

REFLEXION.

Goude m'ho devoa Pulquerii rentet cals a servij d'he vreur epad tregont vloas, ar vreur-se dre un ingrateri estranj a reas dezi sortial eus he dy. Ar santes a guemeras ha c'honje hep en em glem; sortial a eure gant peoc'h ha memes gant joa, ha goude-se e teuas c'hoas da chom gantan, pa zeuas d'he fidi, hac e continuas da renta dezan ar memes sicourou hac ar memes servijou mad.

Ho pezt evit an nessa or guir garantez, ur garantez pur ha fontet e Zoue. Grit evit Doue an oll vad a reot d'ho nessa, d'ho mignonet ha d'ho querent memes, hac a teufent goude-se da veza ingrat en hoc'h andret, ar pes ho pezo græt evel-se evito ne vezo quet collet evidoc'h ha ua chommo quet hep recompanç.

***Ar c'huec'hvet devez a viz Meurs.***

## SANTES COLETA, GUERC'HES.

AR santes-mà a oue genet e Picardii. He c'herent pere a voa tud eus ar gommun ; mæs respetabl dre ho vertu, a roas dezi abred un descadurez christen. Quentre ma teuas da anaout Doue, e teuas ive d'he garet ha d'he servija gant ur ferveur quar hras, ma lavare an oll e voa pep *seurt* apparanç e vize un deiz ur santes vras. Ne anaie *quet* ar c'hoariou ordinal d'ar vugale, na quen neheut ar *fautou* e pere e couezont. He fijadur voa pidi Doue ha beva pell dious troas ar bed. Quen humbl e voa, ma oa joa ganti beza humiliet, repreuet pe mortifiet en un dra bennac. O veza elevet un deiz meuli he c'henet, an desir en devoa da blijout da Zoue epquen, ha da conservi ar purete, a reas dezi pidi an Antrou Doue da lemel diganti ar guenet-se pehini a seblante deza ur malheur pe un drouc evit-hi : ober a reas er memes intantion quement a iuniou ha pinijennou quer rust, ma chenjas cals ha ma collas he c'henet evel m'he devoa desiret.

Dre avis he c'honfessour e quemeras an habit a binijen a drede urs sant Frances, hac en em retiras en ur gamprie vian eus a belec'h e elle elevet bemdez an oferen ha receo ar c'horf adorabl a Jesus-Christ. Eno en em zalc'has ranfermet epad pevar bloas, en ur iun alies divar bara ha dour, ha meur a zeiz ne guemere magadures ebet nemet ar gommuniou santel ; n'he gousque nemeur, ha ne devoa evit guele nemet ur vriadic queuneut. He oræson ordinal oa contempli passion hor Salver ha consideri ar glac'har e devoe an Itron Varia var menez Calvar, pa velas he Map divin o vervel var ar groas. E creis an exerciçou eus ur vuez quer pur, quer penitant ha quer santel, e crede c'hoas beza ar vrassa pec'heres eus ar bed. He humilite a rec dezi en em gousideri quen dister ha quen miserabl, na gomprene quet penaus e alle an Autrou Doue he andnri var an douar. Mar cleve e vize commetet ur c'hrim bras bennac, e lavare : Allas petra ê quementse e-scoas d'am fec'hejou-me ? Coupaploc'h oun dirac Doue evit an oll pec'herien vras-se.

Doue pehini en devoa-hi destinet evit reform urs santes Clæra, a inspiras dezi antreu en urs-se. Gonde m'ha devoe græt profession, e miras a-boent-da-boent an oll reglen ervez ar c'henta institut: ha gant sicour an avisiou mad a roas dezi an den santel Herry La Beòm ens a urs sant Frances, e teuas abenn da reform ha da lacaat en ho c'henta stad un nombr bras a gouenchou e pere e voa ieneet ar c'henta ferveur. Ouspen-se e reas sevel trivec'h couent e pere e virer gant ur fidelite vras ar reglennou oll, pere a vos bet institutet hac ordrenet e commançamant an urs gant santes Clæra, hac e pere e veler c'hoas hirio leaneset santel o rei exemplou bras a humilite, a ferveur hac a binijeu.

Diæz e ve compreu an oll boan e devoe ar santes-mâ da souffr en amser ma laboure da lacaat ar reform-se. An oll a savas en he enep, galvet e vije bigodes, hypocrit, ourgouillus ha sorceres memes; persecutet e voa quement, ma voe chasset eus he bro. Soufr a reas oll gant ur gouraj dreist-ordinal, ha dre he fatiantet, he douçder hac he ferseveranç, e teuas abenn a bep tra.

Erfin, gonde beza labouret gant quement a fatig epad daou-uguent vloas evit gloar Doue ha perfection he urs, o santout e tostee ar momet cûrus ma tize mont da jousdet an Autrou Doue, e c'halvas an oll leaneset eus ar gouent, hac o veza ho exhortet da veza hepret fidel da viret ho reglen, e rentas he ene da Zoue, ar bloas 1446, osjet a c'huec'h vloas ha tri-uguent.

### REFLEXION.

Santes Coleta en amser ma voa plac'h iaouanc ha ma edo er bed, a reas he oll fossibl evit coll he c'henet. Peguen nebeut a ve cavet hirio a guement a zen d'he imita! Pet so er c'hontrol hac a laca ho oll studi da antretem ho c'henet, hac a implij cals amser oc'h en em guempenn hac en em ficha! evit plijout da bioù e reont-hi quement-se? Ne ouffent quet lavaret e ve evit plijout da Zoue, ha mar d'eo evit plijout d'an dud, e collont certenamant cals a boan hac a zispign, ha martese ez int-hi memes criminel dirac Doue. Ar vodesti a so ar c'haera ornamant eus ur verc'h christen. Ar vertu epquen eo a rend an den dign a istim hac a respet, pebes aotom eta

clasq beza estimet ha consideret evit ur guiscamant pe ur guenet væn ha frajil !

---

*Ar seisvet devez a viz Meurs.*

## S. THOMAS AQUIN, EUS A URS S. DOMINIQ.

AR sant-mà unan eus ar santela doctoret eus an Ilis, a voa guinidic a rouantelez Napl. He guerent o velet he speret caër, en lequeas d'an osd a hemp bloas en ur gouent evit beza instruet eno. Ar c'hrouadur a zesque prim pep tra, hac a voa devot evel un Æl.

D'an oad a dec vloas e voe casset d'ar guær a Napl evit ober he glassou; ha quentre ma tenas da anaout an danjerou da bere e oa exposet he innoçanç, en em rentas religius eus a urs sant Dominiq.

He vam pehini ne felle quet dezi e vize religius, a servijas da zaou vap e devoa en arme d'en em sesis eus ho breur Thomas ha d'he zigaç dezi. He ober a resont. He vam en em servijas eus a hep seurt moyen evit oher dezan quitaat ar stad en devoa quemeret, coms a reas outà dre gaer, hac he c'hourdrous a reas; mæs ar sant a responte deza bepret gant respet, e voa Done ar mæstr souveren, hac he fede d'he lesel da heulia he voes pehini er galve d'ar stad-se. Ur c'hoar dezan a reas ive he hossibl evit he zistrei, mæs o velet he gouraj en em rentas he-unan leanes.

He zaou vreur a fallas dezo dont a-benn anezan dre gontraign; regui ha zispen a resont he asë; ha goude beza he voall-dretet, e resont he lacaat en un dourel e pelec'h e chomas tost da zaou vloas evel en ur prison.

An tadou eus he urs a gavas ar voyen d'he velet, ha d'he zisquen eus an dourel dre ur prenest. O veza distro d'he gouent e reas profession hac e studias en theologi. Petra-bennac ma voa habiloc'h pell evit nicun eus he gonsortet, he humilite a ree dezan euset he squiant, bac e parlante quen nebeut, ma tensont d'he c'hervel an ejen mud. Ar rejant o veza bo c'hlevet un deiz, ho reprenas ac a lavaras · *An ejen-se a vleujo quer ere, ma vezo clevet he vouez dre ar bed-oll.* En effet e ber amser e teuas capabl da rejanti an theologi, hac he ober a eure gant un doc-

trin ac ul loquanç quer bras, ma voe admiret gant an oll, ha ma voe hanvet an Doctor Angeliq.

O studia pe o rejanti, he levr principal oa he grucifi; hac ausao a reas en devoa desquet mui en oræson evit dre he oll studi.

Ar sant-mâ a gomposas dre urs ar pap Urban pevare ofiç ar Sacramant pehini a zisquez an deneridiguez eus he galon evit ar Sacramant adorabl, ha pehini a inspir da bep-unan un devotion quen douç ha quen tener.

Ur miracl eo en deffe gallet un den he-unan ober e quen nebeut amser quement a draou evel m'en deus græt an doctor santel-mâ. Rejantet en deua e meur a bleç gant admiration an oll dud habil; trec'het en deus dre he scrijou adversourien an Ilis, convertisset dre he sermoniou un nombr bras a bec'herien hac a infidelet; composet en deus levriou savant meurbet, roet en deus un explication parfet eus an oll mysteriou eus hor religion; expliquet en deus gant ur sclerder vras ar scritur santel; ha gant quement-se oll e tremene bemdez meur a beur en oræson, ha ne vanque qnet d'en em renta en exerciçou ordinal eus ar gouent.

Mæs netra ne ra guell ar meuleudi eus ar sant-mâ hac eus he zoctrin celestiel, evit ar burzud a c'hoarvesas gantan er guær a Napl. O veza en oræson dirac ar grucifi e chapel sant Nicolas, e clevas ur vouez miraculus pehini o sortial eus ar grucifi, a lavaras er c'homson-mâ. *Thomas, scrivet mad hoc'h eus em enor, pe seurt recompanç ho pezo-hu?* Da betra e respontas : *recompanç ebet nemedoc'h hoc'h-unan, va Salver.*

Erfin o veza couezet clan, hac o santout e tostee he dermen, en em zisposas da vervel, dre ar gonfession hac ar gommunion. Ober a reas dirac an hosti santel he brofession a feiz gant cals a zaelou pere a douchas calonou an oll assistantet. Mervel a eure er bloas 1274, oajet hep-quen a hanter cant vloas.

*Maximou spirituel sant Thomas.*

1. An nep en deus soun da goll istim an dud hac en deus poan pa vez disprijet, e vezo diæs dezan beza ur christen parfet.

2. An ene pehini n'en em blij quet en oræson, ne avanço nemeur er vuez spirituel.

3. Ne oufen quet comprea penaus un den pebini a so a stad a bec'het marvel, a ell e'hoarsin ha caout joausdet ebet.

4. Ar voyen da veza salvet, eo caout ur guir volonte d'en em savetei.

5. Seul-vui a garante en deus ur christen, seul parfetoc'h ez eo, ha seul agreabloc'h da Zoue.

REFLEXION.

Pa c'houlennas Jesus-Christ digant an doctor santel-mâ pe seurt recompanç en devize evit quement en devoa græt ha scrivet evit he c'hloar, e respontas : recompanç ebet nemedoc'h hoc'h-unan, va Salver. Cheta a-se ar recompanç a dleomp da c'houlen digant Doue evit hon oll en-vroù mad; pep recompanç all ne d'é netra e comparæson da hon-mâ.

---

*An eizvet devez a viz Meurs.*

SANT IAN DOUE.

AR sant-mâ ganet e Portugal, ha map da un artisan paour, en em lequeas da servija var ar mæs. Queit a ma chomas er stad-se, e conservas he innoçanç, mæs o veza deut da squiza, en em angajas soudard. Ar goall exempl a velas etouez he gamaradet a reas dezan souden coueza en un disurs bras. Doue a bermettas ne gavas er stad-se nemet poan ha truhuill ha malheur var malheur. Quement-se a reas dezan en em anaout; hac o santout an desir bras da ober pinijen, e reas ur gonfession general gant eals a glac'har. Neuse o veza bet he gonje, en em lequeas da verza imajou, hac e tiguesas evel-se er guær a Grenad.

Goude beza distribuet eno d'ar brisonerien quement mad en devoa, e reas he oll bossibl evit laccat an oll d he zispijont, en hevelep fæçon ma voe quemeret evit un den diaquiantet, ha ma voe lequeet en hospital destinet evit ar re foll. An den santel Avila he zirecteur, o veza difennet outa en em gomporti mui evelse, e obeissas hac e chomas er memes hospital evit servija an oud allfijet Ar garantez dreist-ordinal a bratique en ho andret, hac he

exemplou caër a vertu, a reas souden he anaout evit ar pes e voa en effet.

Dre ar guestou a reas ha dre an alusennou a recevas digant an dud carantezus, e teuas a-henn da sevel er memes quær evit an dud clan un hospital all, ar c'haera a alset da velet e nep lec'h. Euo e vije occupet noz-dez o servija ar re glan, o scuba ho c'hamprou, oc'h ober ho guelequ, o pansi ho gouliou, oc'h ho c'honsoli hac o procuri dezo an oll sicourou spirituel ha corporel, gant un urs admirabl.

Ar brud anezan a reas da cals a dud devot dout d'he gavout evit servija ar beaurien eveldan. Evel-se e commanças an urs santel eus a religiuset ar charite, hanvet ar breudeur hospitalerien.

Pa iee an den santel-mâ da guestal evit he beaurien, ar santelez pehini a remerquer en he gomsou hac en he façon da c'houlen an alusen, a ree d'an oll he respeti. *Ho pesit carantez evidoc'h hoc'h-unan*, emezan, *grit vad deoc'h hoc'h-unan*; eetu e pe façon e c'houlenne.

Peguer bras bennac e voa he labour, e cousque var ar c'halet, pep guener e iune divar bara ha dour, querzet a ree diarc'hen, hac he ben hepret disolo didan ar glao hac ar frim.

An tan o veza croguet en hospital, an den santel, hep en em droubli, a redas dre an oll gamprou, douguen a eure un nombr bras eus ar re glan var he guein, teul a reas ar gueleou e meas dre ar prenestrou, ha goude beza baleet epad un hanter heur etouez ar flammou pere a voa horribl hac a gresque hepret, e sortias ac hano dre c'hraç Doue hep droue ebet.

Erfin o veza couezet clan he-unan, e recevas ar sacramanchou diveza gant ur ferveur pehini a douchas calonou an oll. Pa santas e tostee he dermen, en em viscas hac e savas eus he vele, hac o veza en em lequeet var he zaoulin, en ur vriata he grucify pehini a voasque etre he zivreec'h ac he galon, e rentas he ene d'he Salver.

Goude ma voe maro, e talc'has bepret ar grucify etre he zivreec'h, hac e chomas he gorf er memes postur var he zaoulin, quen a zeuzer da henn c'huec'h heur d'he seheha, goude ma voa het contantet devotion oll dud quær, pere a ziredas evit guelet un dra quen admirabl ha quen touchant.

Mervel a cure er bloas 1550, d'an oad a bemp bloas ha hanter-cant.

REFLEXION.

Ar sant-mâ a gare quement an humiliationou, ma reas vân da veza disquantet, evit ma vize disprijet gant an oll. Deseomp gantan da viana da receo gant patiantet bac a galon vad an humiliationou a zigouez gueneomp. Clascomp an istim a Zoue, ha ne raimp mân ebet pe ma a vezo estimet, pe ma a vezo disprijet gant an dud.

*Eil reflexion.* Gonde beza baleet un hanter-beur etouez ar flammou evit savetei ar beurien ciân hac ho gueleou, e sortias hep drouc ebet. Pebes sicour, pebes assistanç na dleer quet da esperout pa labourer evit Doue, ha pa lequeer he fiziang ennan.

*Trede reflexion.* Pa c'houlenne ar sant-mâ an alusen evit ar beurien, e lavare d'an dud : *Ho pezit carantez evidoc'h hoc'h-unan, grit vad deoc'h hoc'h-unan.*

Leveromp ive deomp hon-unan ar memes tra, pa roomp an alusen ; sonjomp ha credomp penaus e gurionez e reomp mui a vad deomp hon-unan evit na reomp d'ar paour ; rac evit madou tamporel a roomp, ec'h acquisitomp madou eternel.

---

*An naved devez a viz Meurs.*

## SANTES FRANCESA, INTAVES.

AR santes-mâ pehini a elleur gant rœson proposi evit ur squêr hac un exempl a vertu d'an oll merc'het ha gragnez chrænten ens a bep stad hac eus a hep condition, a voa gninidic eus a Rom ac eus a lignez nobl. En he iaouanctis e devoa un douçder admirabl, hac he hrassa plijadur voa en em retira en ur plaç bennac a goatez evit en em antreteni gant Doue en orœson.

O veza bet demeset fors iaouanc, na sonjas mui nemet d'en em santifia er stad-se oc'h en em acquita ervad eus he oll deveriou. Studia a reas da guenta da ausout aperet hac humor he fried, evez mad a lequee ous quement a alse displijout dezan ha troubli ar peoc'h ; obeissa a ree dezan e pep tra, ac ho daou ho devoa an eil evit eguile

ur garantez hac ur respet quer bras, ma vefsont daouuguent vloas assambles hep ma savas biscoas etrezo an distera division. Nebeut a gaver a zimizion quen eûrus, abalamour ma eus nebeut a zimiziou quer santel.

Daou gronadur ho devoe, da bere e inspirzont abred donjanç Doue, ha mervel a resont evel daou æl, o veza c'hoas iaouancquic.

Ne euffer quet lavaret gant pebes attantion e veille ar santes-mà var he servijerien, ha gant pebes madeles ho zrete. Ho c'honsideri a ree evel he bugale, ober a ree dezo ul lectur devot hac ar pedennou e commun bemdez, hac an ura caër pehini a dalc'he en he zy, a antretene un devotion edifiant etouez ar re a chomme ennan.

Petra-hennac ma voa iaouanc, nopl ha pinvidic, n'en em gave morse en divertissamanchou monden, en ur lavaret penaus o veza christenes, e voa obljet da veva ervez reglennou an aviel, ha non pas ervez ar bed.

He guiscamant a voa bepret modest bras, hac he exempl a reas da gals a itroneset eus a Rom renonç d'ar vanteou evit imita he modesti.

Goude beza en em acquitet eus he devotionou ordinal ha leqneet peb urs vad en he zieguez, e roe ar rest eus he amser d'an euvrou a garantez, o visita ar re glan hac o soulaji ar re baour.

Ladislas roue eus a Napl, o veza en em sesiet eus ar guær a Rom, ar vreg santel-mà e devoe an displijadur da velet pilla he zy, sezia he madou ac exila he fried. Suporti a reas gant ur batiantet admirabl ar c'hollou-se, biscoas ne respontas d'ur re a zeue evit he c'honsoli nemet ar c'homsou-mà : *Doue en deus lamet diguenè ar pes en devoa roet d'in ; he hano ra vezo meulet.*

Gonde ma voe græt ar peoc'h, e voe rentet dezi he madou, hac e tistroas he fried dious an exil. Neuse e tensont ho daou da veza assambles evel breur ha c'hoar, ha d'en em rei oll d'ar pratiq eus an euvrou mad ha d'an oræson.

Ar santes a zougas bepret a-neuse didan he dillat all ur saë reun, pehini a gonserver c'hoas er gouent a reas sevel dre un inspiration a Zoue evit receo ar merc'het ac an intâveset pere ho devize c'hoant da guitaat ar bed evit servija Doue epquen. Ho henvel a rêr *oblat*, abalamour elec'h ober profession evel al leaneset all, ne reont nemet un oblation, da lavaret eo, un offranç anezo ho-unan da Zoue. En

institut-mà

institut-mà e veler un nombr bras a verc'het o veva en ur garantez parfet hac en un devotion ar fervanta.

Goude maro he fried e c'houlennas gant humilite beza recevet a qualite a scures er gouent e devoa græt sevel. Goude beza quemeret an habit, e servije he c'hoareset gant un humilite admirabl, hac e tougue memes dre goer var he fenn ar bourvisiouou necesser evit an ty. Na dleer quet beza souesct, mar reas Doue da un ene quen humbl favenrion dreist-ordinal. Meur a veich e vize extasiet dorant he oræson, ha beza e devoa an eur da velet alies he Æl mad e furm ur c'hrouadur iaouanc, guisquet e guenu, gant ur guenet ravissant.

*Erfin* goude ur vues quer caër, e varvas er bloas 1440, oajet a c'huec'h vloas ac hanter-cant.

REFLEXION.

Santes Francesa a deus bevet daou-uguent vloas gant ha fried hep division na facheri ebet etreso, dre ne devoa quen volontez nemet hini he fried.

Ur vreg, evit conservi ar peoc'h en he ziegucz hac en he ene, a dle assanti gant he fried, obeissa dezan, quitaat pep tra evit ober he volonte; en ur guer, na dle caout quen volonte nemet hini he fried.

*Eil reflexion.* Ar santes-mà e deus bet an eur da velet alies en he c'hichen he Æl mad, en amser memes ma voa demeset. Meritont a reas ar c'hraç hac ar faveur speciálse dre ar hurete vras eus he ene hac eus he c'halon distag ha diangaich antieramant dious pep plijadur memes permetet.

---

*An decvet devez a viz Meurs.*

## AN DAOU-UGUENT MERZER

AN tirant Licinius, o veza en em lequeet da berseenti ar gristenien ar bloas 319, a ordrenas d'he oll sujidi adori an doueou faus. An urs o veza bet publiet er guær a Sebast, daou-uguent soudard iaouanc ha courajus, pere a voa eno e goarnison, a zisclerias e voant christenien, ha penaus ne voa tourmant ebet capabl da ober dezo re-

noné d'ar feiz. Ordrenet e voe var an heur ho disarmi hac ho lacat er prison carguet a chadennou. Seiz devez goude e voe roet urs d'ho lacat epad an noz var ul leun pehini a voa scleset gant nera ar goan.

Pa glefsont ho setanç, e teusont d'en em gouraji an eil eguile. *Pet gueich, emezo, hon eus-ni disprijet ar maro e creis ar gombat? E pet rancontr n'hon eus-ni quet exposet hor buez evit hor prinç? Pebes gloar, pebes eur vad evidomp soufr ha mervel evit an hini en deus roet he voad hac he vuez evit hor prena!* Neuse en ur sevel ho daouarn hac ho daoulagat etresee an eè, e leversont: *Daou-uguent oump antreet el liç; accordit deomp ive, Salver, daou-uguent curunen.*

N'ho devoa quet achuet mad ho feden, ma voent cas-set d'ar plaç eus ho zourmant, e-hars pehini an tirant en devoa græt prepari dour clouar evit ar re anezo a zeusja da renonç d'ar feiz.

Unan eus ar gardou pere a voa lequeet d'ho miret, a oue soueset bras o velet e tro hanter-noz ur sclerijen gaer var ar lenn. Sevel a reas he zaoulagat evit guelet a be-lec'h e teue ar sclerijen-se, hac e remercas ur vanden Ælet en nombr a uao ha tregont, pere a zalc'he pep hini ur gurunen. Compren a reas souden e voa ar guir Doue eus an eè hse an donar a zigace ar sperejou celestiel-se, evit curunni ar gonraij hac ar fidelite he servijerien; *mæs, emezan, daou-uguent int, ha perac eta ne deus nemet nao gurunen ha tregont?* O clasq compren quement-se eme-do, pa velas ur maleurus anezo pehini, trec het gant an anoued, a gollas couraij hac a zeuas da glasq an dour clouar, mæs querquent ha ma en em daulas ebars, e collas hac he vuez hac he ene, moas dezan!

Doue ne tallas quet dezan couscoude e chomse hep caout he effet ar heden fervant ho devoa græt ar merzerien san-tel-mâ. Ar gard-se touchet gant quement en devoa guelet, en em gonvertissaa d'ar feiz. Dihuna a reas ar gardou-all pere a voa cousquet e quicheu an tân; discleria a eure dezo e voa christeu, ha penaus e renonce a greis he ga-lou d'an oll superstitionou payen; goude-se en ur bidi ar verzerien santel da obteni evitan digant Jesus-Christ ar c'hraç da vervel evit he hano ac evit he c'hloar, ez eas da guemeret plaç ar maleurus pehini en devoa collet couraij, ha dre he herseveranç e veritas receo ar gurunen a ver-zerinti hac ar memes recompanç evel ar re-all.

REFLEXION.

Considerit couraij an daou-uguent merzer-ma, pere en em gouraija an eil egile, en ur lavaret : *Antreet oump daou-uguent er gombat, quemeromp couraij oll, divoallomp na zeu nicun ac hanomp da vancout a galoun.* Disquit gant ho da guuraij ar re all da hratica ar vertuziou dre ho c'homsou-mad ha dre hoc'h exempl.

*Eil reflexion.* En ho poaniou excitet ho couraij dre an esperanç eus ar gurunen a so preparet deoc'h en eè. Ma velfac'h ar gloar a hehini e recompans Doue ar soufrancon, e teufac'h d'en em rejoussa pa en em bresant un occasiou bennac da soufr. Na sonjit quet quement er hoan a so en heut an eè, mæa sellit ous an termen da behini e coudu.

*Trede reflexion.* Grit reflexion var al lachete hac ar maleur eus ar soudard-se pehini a gollas couraij casi e fin ar gombat, ha pehini, o veza en em daulet en dour clonar, a varvas eno quer buan. Maleurus, pehini a gollas ar recompanç eus a guement a boan, abalamour ma vaneas da berseveri, ha pehini ne gavas coutantamant ebet e grim, pa gollas he vuez er memes amser. Perseverit er pratiq eus ar vertu, martese n'hoc'h eus mui nemet nebent a zevezion da veva; mar deuez da goll couraij, d'en em relachi, un all a lamo ho cuenneu digueneoc'h.

Pebes queuz evit an den maleurus-se eu ifern, guelet ar gurunen a voa bet destinet evitan, ha pehini en deus collet! Pebes caloud queuz u'eu deus-eu quet, pa consider penans ez è en em brecipitet e tourmanchou eternel gant aoun da soufr c'hoas he hoan e spaç un heur amser, ha martese nebeutoc'h.

---

*An unnecvet devez a viz Meurs.*

## SANTES PERPETUA, MERZERES.

AN impalaer Seveer o veza ordrenet ma vize lequeet d'ar maro ar gristenien pere ne falvize quet dezo adori doneou ar rouanteles, e voe arretet er guær a Gartaje santes Perpetna, pehini a voa un itron iaonane ha devot bras, petrabeunac ma voa he zad payen. Perpetua a voa bet demeset,

hac a devoa er c'hrouadur pehini a vague he-unan.

Evel ma scrivas ar santes-mâ, en deur quent ma varvas, an histor eus he merzerinti, e raportimp amâ he c'homsou. « Abars, emesi, ma voen lequeet er prison, et teuas va » zad d'am c'havout oc'h esperout ober d'in renonç d'ar » feiz. Goude m'en devoa græt he oll effort evit quement- » se, e liviris dezan erfin, en ur zisquez dezan ur pôd » a voa eno var an douar : *Va zad, ha guelet a rit-hu ar* » *pôd-se a so a-se?* — *Ya*, emezan. — Ajouti a ris : *Hac* » *en a eller rei dezan quen hano nemet he hini?* — *Na* » *eller quet*, e respontas-en. — *Na me quen nebeut ne allan* » *quet lavaret e venn nemet ar pes ma zoun, da lavaret eo* » *christenes.* Neuse e saillas guenê, ma goall-dreti a reas, » ha goude m'en devoa ma injuriet e pep façon, ez eas » en he roud.

» Un nebeud goude-se e voen lequeet er prison; estla- » mi a ris en ur antren, rac biscoas n'em boa guelet un » dra quen tèval ha quen borribl. An ær fall ac ar vroes » causet gant an nombr bras a dud a voa deja ranfermet » eno, an diguemer rust pehini a voa græt d'in, hac an » nec'h am boa dre na vouien quet peleac'h e oa ma c'hroua- » dur; quement-se oll a ree d'in ur boan estranj. Da henn » un nebeut amser couscoude em boe conje da gaout ma » c'hrouadur guenê er prison : neuse eu em gonsolis hac » en em blijis eno.

» Pa glevas va zad e tlien beza interrojet, e teuas en » ur vouela d'ar prison, hac e lavaras d'in caout ur gon- » sideration bennac evit he oad bras, ha rei dezâ ur gon- » solation bennac goude m'en devoa va elevet gant que- » ment a sourci, ha va e haret ha cherisset quement e pep » amser. Eu em santout a ris touchet, hac evit he gon- » soli, a liviris dezan epquen penaus, pa vizen var ar » chafot, e arruse guenê ar pes a blijese gant Doue ; eu » am retira a enre trist bras

» Pa voen casset dirac ar barner evit beza interrojet, » va zad en em bresautas dirazou gant va c'hrouadur etre he » zivrec'h, eu ur lavaret d'in : *Sell a truez ous da vap,* » *ma na deus truez ebet ouzin-me.* Ar barner, goude » beza græt d'am zad sortial, am c'hondaonas da veza ex- » poset d'al loenet. » Ar c'homsou-ma diarauc a so re ar santes evel m'er gueler er scridou ancien.

Pa voe digouèt an deiz eus ar gombad, ar santes a

sortias eus ar prison evit mont d'an theatr, jous evel evit mont d'an eê. He exposi a reseur da ur vuoc'h fuloret, pehini a hejas anezi diveich hac he fistigas, mæs evel na varve quet evit quement-se, unan eus ar gladiatoret he zreuzas gant an taul cleze. He merzerinti glorius a arruas er bloas 203.

Sant Augustin en deus græt teir bredication en enor hac e meulendi ar santes-mà. He froposi a ree alies d'he bobl evit bo excita da drec'hi an difficulteou a gaver o pratica ar vertu; hac an Ilis dre ur merq a zistinction, e deus lequeet he bano er c'hanon sacr eus an oferen.

REFLEXION.

Ar santes-mà, persecutet gant he zad ha gant an tirant evit ober dezi renonç d'ar feiz, a chomas bepret ferm ha constant 'er resolution e devoa quemeret da veza fidel da Jesus-Christ; mæs peguen nebeut a dra a ra deomp-ni, sioas, mancont d bon resolution mad! Ober a reomp cant propos ha cant resolution da beva fidel da Zoue; mæs pa zigouez an occasion da rei dezan ur merq eus hor fidelite, ez oump digouraj, e plegomp bac en em lesomp da veza trec'het gant an dentation. Ar seurt resolutionou-sa ne d'int quet guir resolutionou nac ur guir volonte memes; ne d'int nemet ur c'hoanteguez sempl, væn hac inutil. An ifern a so leun eus ar seurt resolutionou-se, rac ne deus den quer mechant ha quen impi, ne dlefe avision ur c'hoant bennac da chenj buez ha d'en em savetei. Dre an effejon pe dre an euvrou e anavezer ar font hac an disposition ens a galon un den, evel ma anavezer an natur vad eus ur vezen dre he frouez. Ur vezen, evithi da deul bleûn bep bloas, ma na zoug quet a frouez, a vezo troc'het ha taulet en tan. Ar resolutionou a so hênvel ous ar bleûn, hac an actionou a so cc'his ar frouez. Diffiziomp eus a sincerite hor resolutionou, mar d'oump infidel en occasionou.

---

*An daouzec devez a viz Meurs.*

## SANT PAUL, ESCOP HA PATRON,

### EUS A ESCOPTY LEON.

SAnt Paul, leshanvet Aurelian, a voa guinidic eus a Vro-

Saoz. He guerent, tud a zistinction hac a vertu, en lequeas abred er scol gant ur personaj santel hanvet Eldut, pehini a voa bet he-unan disquibl sant Germen Auxêr. En ur scol quer mad, e reas e ber amser ur profit quer bras er squianchou ac er vertuzion, ma teuas souden da veza an admiration eus he væstr, pehini n'er c'honsideras mui nemet evel ur sant.

D'an oad a bemsec vloas en em dennas en un desert, e pelec'h a eundnas ur vuez anjeliq, en ur dremen he oll amser en oræson hac er gontemplation. Gonde beza, en em zisposet d'an 'urzou sacr, hac ho recevet gant ur ferveur nevez, e quemeras gantan daouzec belec vertuzus bras, gant pere e veve en ur santelez admirabl. Celebri a rec bemdez sacrifiç santel an oferen gant ur respet hac un devotion dreist ordinal; beza e voa quer mortifiet, ma veve gant un nebeut hara heiz ha dour, hac alies e tremene an deiz hep dibri nac eva.

Ar rone eus a Vro-Zaus, o veza elevet ar brud eus he santelez, a c'hoanteas he velet, hac a gassas tud d'he glasq. Ar sant, pa voa deut e palæs ar prinç, a hrofitas eus an occasion-se evit procuri gloar Doue, hac a reas eno ur mad infinit etonez an noblanç hac etouez ar bobl, quen dre an exempl eus he vuez santel, quen dre an ners eus he sermoniou leun a onction hac a zêl.

Goude-se, ervez an avertissamant roet dezan gant un Æl, e tremenas ar mor evit dont e Breiz da hreseg an Aviel. Evel m'en devoa ar c'hoar leanes en ur gouent var bord ar mor, ne fallas quet dezâ tremen hep he guelet. Gonde beza bet ur gonversation santel assambles, he c'hoar a gomsas dezan eus an diæsamant bac an drouc a ree d'al leaneset ar mor gant he drous hac he dourmant. Ar sant o veza græt he bedea da Zoue, a gommandas d'ar mor en em denna, ha pelloc'h ne zeuas mui bete ar gouent. Ar zêl ardant en devoa evit silvidiguez an eneou, a reas dezan chom ur mareat amser en eues Ouessan, e pelec'h edo c'hoas cals a dud divadez; labourat a reas gant he zaouzec compaignon d'ho instrui var ar mysteriou eus ar feiz; ho c'honvertissa a eure dre ar vertu a roe Doue d'he gomsou, ha dre an ners eus ar miraclou pere a ree e pep lec'h, ha beza en devoe ar gonsolation d'ho badeza oll.

O veza bed gonde-se choaset evit escop, e fallas dezâ revus ar garg; mæs ret one dezan sentit ous Childebert,

roue a Franç, pehini en em interessas en affer-se. Induval, roue Breis, a reas presant dezau eus ar guær a Leon e pelec'h e etablissas he zemeuranç.

Ar pastor santel-mâ a veille hepret var he bobl hac er bisite alies. Ober a eure sevel ilisou e meur a blaç, ha dra he exhortationou done ha carantezus e excite un devotiou fervant e calonou an oll. Erfin goude bezâ gouvernet pell amser hac en ur façon santel meurbet an ilis a Leon, ez eas da receo en eê ar recompanç eus he labourou apostoliq, d'an daousecvet a vis Meurs eus ar bloas 594, oajet a zaou vloas ha cant.

REFLEXION.

Ar pastor santel-mâ en deus labouret gant ur zêl infatigabl evit silvidiguez an eneou ha procuret evelse cals a c'hloar da Zoue. Ne ma oump er bed nemet evit gloria Doue; procuromp eta silvidiguez hon nessa, pep unan ervez he etat hac he gondition, rac ne ellomp ober netra a guement a vez agreaploc'h da Zoue, hac a brocure dezan mui a c'hloar: hen-nes co he vrassa desir, evit savetei an eneou eo ez ê disquennet eus an eê var an douar, hac anduret en deus bete ar maro. Ha c'houi ho pe ar galon da lesel da berissa dre ho faut pe dre ho lesireguez un ene a hebini ar pris a so infinit, hac e deus coustet quement da Vap Doue? Ma ve coueset un aneval en ur fos, en tenfac'h ac'hano: ho preur a so coueset er pec'het ac a so en danjer da goueza en ifern, ha ne astennot quet ho torn evit he sicour.

Mar en deus prometet Doue ur recompanc quer caër evit un tam bara, pe ur verennat dour memes, roet da ur paour evit asten he vuez, pebes recompanç n'ho devezo quet ar re a brocuro d'ho nessa ar vuez eternel? Labourit eta dious ho callout evit silvidiguez ho preudeur, ampechit na vezo Doue offanset; grit ho possibl evit ma vezo enoret; liquit ura vad en ho ty, etouez ho servijerien; elevit ho bugale e doujanç Doue, ha roit a pep lec'h exempl vad d'an oll.

*An trizecvet devez a viz Meurs.*

## S. GREGOR, PAP HA DOCTOR EUS AN ILIS.

AR sant-mâ a voa map da Gordian, senateur romen, ha da santes Silvia, pere a roas dezan un descadurez caër ha c'hristen; ha pep-unan a admiras souden he speret excellant, he locanç vras hac he vertu dreist-ordinal. Goude maro he dad, e reas batissa divar he goust he-unan c'hnec'h couent e Sicil, hac un all e Rôm hanvet sant Andre, e pehini en em rentas religius hac e cunduas ur vuez anjeliq.

Ar pap Pelage o veza maro, e voe choaset en he blaç. Quentre ma elevas quement-se, he humilite a reas dezâ mont d'en em guset e creis ur c'hoat bras, mæs caër en devoe, cavet e oue ha cunduet da Rôm, e pelec'h e voe sacret d'an drede a viz Guengolo eus ar bloas 590.

Diæz eo compren an oll vad en deus græt ar pap brasmâ er guær a Rôm ha dre an oll bed christen. Derc'hel a ree scrivet en ul levr hanoiou an oll beaurien ena a Rôm ha divar dro, da bere e roe an alusen ervez ho necessite hac ho c'hondition. O veza clevet a voa cavet maro ur paour, e voe quen touchet, ma reas evit-se pinijen epad tri devez, gant aoun na vize maro ar paour-se gant an dienez, dre he faut. Bemdez e roe da zibri ous he daul d'ar belerinet paour; maga a ree e Rôm tri mil leanes, hac e lavare peuaus ho fedennou a denue var guær benedictionou an eê. O velet ar sourci a guemere da regli ar guær a Rôm ha da soulaji an oll beaurien, e vije bet credet n'en devize quen affer na quen studi, couscoude an Ilis niversel, bete ar broiou pella, a admire ar sourci en devoa anezo hac a sante an effejou eus he vadeles. Caç a ree tud habil ha santel da labourat evit conversion an heretiquet, ar luaevien hac ar bayanet; ha beza en devoe ar gonsolation da velet un nombr infinit anezo convertisaet. An impalaër Mauriç o veza roet un urz dre behini e tifenne ous ar soudardet en em renta religiuset, ar santmâ en alias da derri an urs-se evel control da lesen Doue. Labourat a reas bete da reformi ar c'han eus an Ilis, hac

he renta a eure caeroc'h evit na voa a ziaguent. Ouspense e composas cals a levrion admirabl, leun a zoctrin hac eus an tenera devotion; hac an oll labouron-se gant ar sourci hac ar fatig en devoa o regli pep tra hac o pourvei da bep tra, ne droublent morse ar peoc'h eus he ene, ha ne virent quet ma voa bepret he sonj hac he speret e Doue.

En em gavout a rêr souezet pa soujer pensus en deus gallet eavout an amser da scriva quement a levriou, eu pehini ne gave east tam iec'het hac a voa quen occupet a hent-all gant gouarnamant an Ilis universel. Certenamant n'en eus gallet he ober nemet dre ma receve selerijen ha graçon dreist-ordinal eus an eê; hac ive an diaer Pêr en deus assuret beza guelet alies ar Speret-Santel e furm ur goulm a-ziout penn an doctor santel-mâ en amser ma scrive he levrion.

Erfin, goude beza gouvernet an Ilis epad trisec vloas c'huec'h miz ha dec devez, ez eas da receo en eê ar recompanç eus he oll labouron, er bloas 604, oajet e-tro tri-uguent vloas.

### *Maximou spirituel sant Gregor.*

1. Au nep a vouel he bec'hejon, hac a zeu goude da gouesa facil er pec'het, a ra seblant da ober pinijen, pe ne *ouar quet* he ober.
2. Ar guir garantez eo caret he vignou e Doue, hac he adversour evit Doue.
3. An nep en deus carantez Doue en he galon, a labour evit Doue hac evit procuri he c'hloar; an nep eta ne ra netra, n en deus quet ur guir garantez.
4. Beza mad gant ar re vad, ne verit quet cals beza meulet, maes beza mad gant ar re pere a so control, a verit ur meuleudi bras.
5. Doue a fell dezan beza pedet alies, ha casi contraignet dre an importunite eus an nep er ped

### REFLEXION.

Al labour vras en devoa bepret sant Gregor hac an oll sourciou a gnemere var he speret, ne virent quet ne oa atô en den interieur. Conservi a ree bepret ar speret a zevotion, nou pas epquen en he oresonou, maes e hoas e creis

he oll labourou, mæs peguen nebeut a dra a ra deompmi coll an devotion a galon! peguen nebeut a dra a rent hor speret-ni dison en hor pedennou memes! petra so caus da guement-se? Allas! n'hon eus nemeur a garantez evit Doue, hor c'halon ne d'è quet distag dious traou ar bed, ne d'è quet evit Doue e labouromp. Ar remed eta ous an drouc-se, eo ober hon labour evit plijout da Zoue epquen, ha petra-bennac a zigouezse goude-se, en em gontanti eus he volonte santel.

---

*'Ar bevarzecvet devez a viz Meurs.*

## SANTES BATILD, ROUANES A FRANÇ.

ADmiromp ar gundu admirabl eus ar brovidanç divin en andret santes Batild, merq da Berange, princ eus an Alsac An droulanç hac ar maleurion pere a heul ordinal ar bresel, a reas dezi sortial eus a dy he zad evit clasq he surete elec'h-all Soudardet ar roue Franç, o veza digoueset gant-hi en bent, he c'haças da un officer bras hanvet Archambo. An officer-mâ o velet he modesti, he c'hemeras, hep he anaout, a calite a zemezel a gampr evit he vreg Archambo a zeuas souden da anaout ar vertu hac ar merit bras eus a Batild, ha da gaout quement a istim evit-hi, ma c'hoanteas he eureuji goude ar maro eus he bried.

Mæs ar santes pehini a gare meurbet ar chastete ha n'he devoa quen volonte nemet hini Doue, ahars quemeret he resolution en un affer quen important, e devoe recours d'ar bedenn ha d'an oræson evit goulen sclerijen eus an ee. Doue, pehini he reserve evit un aliang caeroc'h, e inspiras da dec'hel ha d'en em guset. Heuha a reas pront an inspiration, hac e chomas cuset quen na zemesas Archambo da un-all.

Ar roue Clovis eil eus an hano-se, o veza clevet comseus a vertu rar ar brinces Batild, he goulennas ive evit he pried. Ar santes a devoe recours adarre d'ar memes moyenou; ne chane o c'houlen digant Doue dre bedennou fervant ar c'hraç da anaout he volonte. Goude beza anaveset erfin an dessein a Zoue varnez, hac adoret ar

gundu particulier eus he brovidanç en he andret, e roas he c'honsantamant evit an dimizi-mâ.

O veza rouanes e continnas da servija Doue gant ar memes ferveur, hac e praticas ouspen-se an euvrou a garantez en ur sicour e pep fæçon au intâveset hac an dud paour : lacat a ree he gloar d'en em emellout eus ho afferiou, evit ober renta dezo justic vad ha pront. Cals a sourci a guemeras ive evit ober sevel meur a gouent. An oll ambaras-se na dronble morse ar peoc'h eus he eue, na ne vire quet n'e devoa un amser reglet bep deiz evit ober meditation, da lavaret ê, oræson mental pe oræson a galon.

Ar roue o veza deut da vervel, ar rouanes santel en em retiras e gouent Chêl, tost da Baris, e pelec'h e quemeras ar voucl a leanes. He brasaa plijadur oa servija al leaneset hac ar seureset memes ; ac evel ma tisquesent beza souezet dre ma teu ur brinces quer bras d'en em uselaat bete ar poent-se, e lavaras dezo : *Pa sonjan penaus en deus Jesus-Christ servijet he ebestel ha guelc'het dezo ho zreit, ne ouson quet pelec'h en em lacât evit en em humilia avoalc'h.*

Rei a reas ive un exempl bras a batiantet hac a resination da volonte Doue en he c'hlenvet divezâ, epad pehini e soufras evel ur verzeres, hep biscoas en em glem, mæs en ur lavaret epquen : *Me ho trugareca, va Salver, dre ma rit anduri ho crouadures dister hac indign.*

He vertu particulier eo bet an humilite o servija ar reall. Goulennit digant Doue ar vertu-se ; hac evit he desirout gant mui a ardeur, sonjit er c'homsou-mâ prononcet gant Jesus-Christ : *An hini ac'hanoc'h a so ar brassa, a dle beza servijer d'ar re-all.*

REFLEXION.

Ar stad pehini a seblant deomp ar santela ne d'ê quet atô an hini e pehini fell da Zoue hor c'haout.

Ma vize chomet Batild hep dimizi, n'e divize quet græt en he buez quement a vad evel e deus græt, ha martese memes ne devize quet en em santifiet he-unan. Ret eo en em gonsulti hac en em eprouvi he-unan, ha consulti muioc'h e hoas an Autrou Doue, abars ober ur choas quen important, evel ma z'è ar choas eus ur stad a vuez.

Santes Batild a brefere ar chastete d'au oll rouantele-

siou eus ar bed, ha ne roas he c'honsantamant evit dimisi, nemet goude ma voa deut da anaout e voa galvet gant Doue d'ar stad-se. Ho pet un istim vras evit ar burete; bezit en disposition a galon da viret dreist peb tra ar vertu anjeliq-mâ, ha n'en em angajit quet er stad a briedelez, nemet goude beza goulennet meur a veich ar sclerijen eus an eê dre bedennou fervant, gant an dispositionou santel-se e tennot varnoc'h ar graçou hac ar venedictionon eus an eê, pere a so quen necesser evit gallout beva contant er stad-se, hac evit ober he silvidiguez ennan.

---

*Ar bemzecvet devez a viz Meurs.*

## SANT LONGIN, MERZER.

SAnt Longin eo ar soudard pehini a zigoras gant un taol lanc costez adorabl hor Salver, pa voe crucifiet var menez Calvar. Guelet a reas Jesus-Christ o vervel, hac he galon a voe touchet o velet ar burzudou bras a c'hoarveas neuse, mæs en em gonvertissa a reas parfet, pa velas e voa ressuscitet Jesus-Christ en amser ma tivoalle he ve gant ar soudardet-all eus a here e voa ar c'habiten.

Commanc a reas a-neuse da bublia resurrection hor Salver; ha petra-bennac ma reas ar scribet hac ar farisianet ho fossibl evit he c'hounit dre bromesseou ha dra bresanchou, ne alsont biscoas ober dezo tével. Preseg a ree hepret hac e pep lec'h penaus e voa Jesus ressuscitet, hac evit gallout he ober gant muı a liberte ez eas gant daon eus he soudardet da Gapadoç, e pelec'h e presegas gant quement a ners passion ha resurrection Map Doue, ma cargas a gonfusion hac a vez ar Iuzevien pere e devoa he grucifiet. Ar re-mâ evit en em venji, a zeuas d'ha accusi dirac Pilat, pehini evit plijout dezo a gassas archerien d'he glasq, gant urs d'he lacat d'ar maro.

Ar c'habiten santel-mâ o c'housout er c'hiasque an archerien dre guær, elec'h en em guset evel m'en devize gallet, a gomsas out-ho hep cousconde en em rei da anaout dezo neuse. Ober a eure dezo offr eus he servij, hac ho fidi a reas gant cals a civilite da enti en en he dy, goude beza roet dezo da zibri ha da eva, aç ho zretet an ur

feçon carantezus, e lavaras dezo : *Ma mignonet vad, deut oc'h amâ a bers Pilat evit en em sesia eus a Longin; chetu-me amâ, me va-unan eo, ma c'hemerit hardi, ha grit d'in mervel. — Saloeroas*, ement-hi, *ne raïmp quet quement-se; rac anes tremen evit tud ingrat, ne ellomp quet ober displijadur ebet deoc'h. — Displijadur ebet*, a respontas ar sant : *me e lavar deoc'h hac hoc'h assur penaus ar brassa plijadur a illit da ober evidon, eo ober d'in mervel merzer.* O veza lavaret quement-se, evit disquez he gontantamant hac he joa, e quemeras un habit venn, presanti a reas he c'houzoug, hac e voe dibennet var ar plaç.

REFLEXION.

Ha c'houi a so affljet, melconiet, poaniet, injuriet, hep souten, hep consolation? En em retirit e speret er c'hostez adorabl eus hor Salver, chetu a-se ho cre; eno e quefot ho confort : livirit dezan ho poaniou, mæs chelaouit-en pa lavaro deoc'h ive he boaniou.

Ha c'houi a so tentet da zisesperi eus ho silvidiguez abalamour d'ar c'hrimou hoc'h eus commetet, ho pezit recours da Jesus, en em dennit er gouli eus he gostez, hac e lavaro deoc'h : *Ene paour, ha c'hoant am be-me d'as taouni, goude ma'z oun deut da vervel evidout? Va divrec'h a so astennet var ar groas evit da vriata, va c'hostez ha va c'halon a so digor evit da receo.*

---

*Ar c'huezecvet devez a viz Meurs.*

SANT ABRAHAM, ERMIT.

AR sant-mâ a voa guinidic eus a Mesopotamri. Goude beza tremenet he iaouanctis gant cals a zoujanç Doue, e fallas d'he dad ha d'he vam he zimisi. Caër en devoa represanti dezo ar c'hoant en doa da guitaat ar bed, he boursu a resont quement, ma consantas gant aoun da zisoblija anezo.

En devez ma eureujas, o santout erisqui mui-oc'h-mui en he ene an zesir da rei he galon da Zoue hep partaj ebet, ha creët dre ur c'hraç particulier, e sortias secretamant eus an ty, hac en em dennas en ur c'havern

en intantion da dremen eno he vuez. He guerent affljet bras, a gassas tud partout evit clasq quelou anezan, ha da benn seitec devez er c'hefsout. He dad, he vam hac he bried er pedas gant cals a zaelon da zistrei d'ar guær, mæs coms a reas dezo gant quement a ners eus ar vanite ha danjeron ar bed, ma voent touchet dre un exempl quer bras, ha ma teusont oll da gonsanti d'he lesel da heulia an inspiration divin, hac e tremenas eno bantercant vloas en ur binijen vras, o veuli Doue noz ha deiz.

Beza en devoa un nizes pehini en em lesas da veza goallet dre an importunite eus un den maleurus. Ar c'hrimse he zaulas en disesper; hac elec'h ober pinijen hac ur gonfession vad eus he fec'het, e teuas d'en em abandoni d'ar brassa disursou.

He iontr santel o veza anaveset quement-se dre ur revelation, ne ouffer quet lavaret peguement a zaelou e scuillas, na peguer bras pinijen a reas evit obtein digant Doue he c'honversion. Mont a eure d'he c'havout, hac a lavaras deza dre zoneder : *Va merc'h, dre garantez evidoc'h oun deut betec amâ; ne zeuan quet evit ober deoc'h rebec'h ebet, anaout a ran peguer bras é hor frajilite; mæs ho pidi a ran da gaout truez ous hoc'h ene, ha da zistrei ous Doue.*

He nizes soueset meurbet oc'h he velet, ha c'hoas mui oc'h he glevet o coms quer caer out-hi, na grede quet sevel he daoulagad. Ar vez e devoa, ar remors eus he c'houstianç hac he glac'har a vire out-hi ne alle na flaich na parlant. Neuse e lavaras deza : *Hebien eta, va merc'h, ne respontit netra d'in; an desir am eus eus ho silvidiguez a zispliy deoc'h, squiz ouc'h oc'h va guelet ha va c'hlevet?* D'ar c'homsou-mâ ar hec'heres-se en em strincas d'he dreid, ha ne respontas nemet dre he daëlon hac he huanadon.

He iontr quen touchet evel-d'hi, a lavaras neuse eu ur vonela : *Mar d'ouc'h spountet hac estlamet dre'n abec d'ho pec'hejou, ho c'hemeret a ran varnon ac en em garga a ran da satisfia evidoc'h da justiç Doue.* Ar plac'h a lavaras erfin en ur grial : *Penaus en devezo Doue truez ouzin goude beza commetet quen bes a grim? O va merc'h,* emesan, *me hoc'h assur eus a visericord an Autrou Doue; dre he urs oun deut d'ho clasq; credit certen penaus an defaut a fizianç en he vadelez, e ve ur pec'het brassoc'h eguet hoc'h oll disursou assambles. Hac e tremenfe ho pec'hejou e nombr ac e grevusdet an oll crimou a so bet hac a vezo biquen comme-*

*tet var an douar, he vadelez a so infinit Jesus-Christ en deus satisfiet evidoc'h; appliquit deoc'h ar satisfaction-se dre ur guir gonversion, detestit ho pec'hejou gant ur guir glac'har, ha me hoc'h assur eus ar pardon anezo; an eê oll en em rejouisso eus ho conversion, hac e root d'in ar brassa joa a oufen da receo er bed.*

Ar plac'h paour touchet o velet ur garantez quer bras, ha leun a c'hlac'har, a lavaras. *Prest ha disposet oun da ober quement a blijo gueneoc'h ordren d'in*; hac o sevel he daouiagad etrezec an eê : *Va Salver ha va Doue*, emezi, *petra a allan-me da ober evit anaout an excez eus ho misericord, a behini am eus ur merq quen anad er pes a rit hirio evit ma savetei.*

Ar benitantes-mâ a renoncas d'ar bed; beva a reas goude-se pemsec vloas en ur bratica ar brassa pinijen, hac e varvas evel ur santes.

Sant Abraham a vevas dec vloas goude conversion he nizes; ba lenn a varitou e rentas he speret eûrus d'ha Groner er bloas 376, e-tro an oad a bemsec vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Petra a dleomp-ni da admira muioc'h, pe an donçder a behini en em servijas sant Abraham evit distrei he nizes dious he disurs, pe ar gonversion gaer, ar fervenr hac ar binijen eus ar benitantes vras-mâ. Admiromp an eil hac eguile : imitomp douçder sant Abraham en ur repren fauton ar re-all; imitomp ferveur he nizes, en ur ober pinijen eus hor pec'hejou hon-unan

*Eil reflexion.* Descomp dre an exempl-mâ penaus peguer bras pec'herien e onfemp beza, e tleomp bepret lacât hon esperanç hac hor fizianç e madelez an Autrou Doue, pehini a so prest da rei deomp ar memes graç hac ar memes pardon, mar distroomp outâ dre ur gonversion pront ha sincer.

Mar en deus Doue quement a vadelez evit ar bec'herien, pebes madelez n'en dens-en quet evit ar re a zeu da chenj buez? Pebes joa, pebes consolation na ro-en quet d'ar re pere er c'har hac er servij? O misericord a Zoue, o madelez infinit, piou a oufe ho campren!

*Ar seitecvet devez a viz Meurs.*

## S PATRIÇ, ESCOP.

SAnt Patriç a voa guinidic eus a Scoç. He vam, pehini a voa carea da sant Martin, escop eus a Dours, en clevas quen santelamant, n'en em birje, o veza c'hoas crouadur, nemet o pidi Doue.

D'an oad a c'hnesec vloas e voe quemeret gant ar barbaret; ar re-se er guersas da ur bourc'his pehini en lequeas da divoal al loenet. Epad he gaptivite, pehini a badas tost da c'huec'h vloas, peguer ien hennac ma vize an amser, e save pell quent an deiz evit ober oræson, hac en em lequee var he zaoulin cant gueich en deiz, ha cant gueich en noz, evit adori Doue.

Goude beza bet delivret a gaptivite, ne espernas netra evit en em renta habil e squiancheu divin, hac er recevas an urson sacr. Evel m'en em sante inspiret da labourat evit conversion an Irlandet, ez eas dre avis sant Germen, escop eus a Auxeer, da gavout ar pap Celestin quenta eus an hano-se, pehini en recevas gant meurcou bras a istim, er greas escop a Irland, hac er c'hassas di e calite a vissioner apostoliq.

O veza en em rentet en Irland, e labouras gant ur boan hac ur fatig vras, evit instrui an infidelet. Beza en devoe cals da soufr gant ar re vras ha puissant eus ar rouanteles, pere en em oppose d'he zessein, mæs dre ar sicour eus ar c'hraç, dre voyen he instructionou touchant, ha dre an exempl eus he vuez santel, e c'houneas ho eneon da Zoue, ac e inspiras dezo un devotion hac ur fervenr quer bras, ma teuas ar rouanteles-se, pehini a voa quent leun a infidelet, da veza hanvet goude-se enesen ar sænt.

Ar gonversion universel eus ar bobl quer bras ne alle quet beza græt hep un nombr bras a viraclou, dre-se ive Doue a roas d'ar sant-mâ ar gallout da gommandi d'an avel ha d'an tourmant, ha da rei ar iec'het da gals a dud clan.

Evel

Evel ma teue un uiver infinit a dud da c'houlen ar vadziant digantan, ha ma cresque bemdez an nombr eus ar gristenien, e roas an ursou sacr d'ar re vertuzussa anezo, hac e lacaas esquibien e meur a blaç eus a Irland; ober a reas batissa couenchou evit religiuset ha leaneset; hac e conter penaus e reas sevel tri c'hant pemp ilis ha triuguent.

Erfin, an escop santel-mâ carguet a veritou ha leun a joa o velet rouanteles Jesus-Christ fountet en Irland, e ieas da receo en eê ar recompanç eus he oll labourou, er bloas 460, pe er bloas varlerc'h, oajet var dro pevar bloas ha pevar-uguent.

REFLEXION.

Sant Patriç a hede Doue cant gueich en deiz ha cant gueich en noz. Ret è pidi Doue, ac oblijet oump d'he ober alies bemdez, rac ezom hou eus bepret eus he c'hraç hac eus he sicour. Ret è particuheramant pidi Doue dious ar-mintin ha dious an noz. dious ar mintin, evit he adori, evit goulen digantan ar graçou a bere hou eus ezom epad an deiz, evit he bidi da rei he venediction d'hon devez ha d'hon labour; dious an noz, evit he drugarecât eus ar graçou en deus roet deomp epad an deiz, hac evit goulen digantan pardon eus ar fautou hou eus commetet.

Seul-vui boc'h eus afferiou, eme sant Gregor, seul-vui e tleit pidi, abalamour ma boc'h eus mui a ezom a sicour eus an eê evit ober mad. Quemerit cusul digant Doue en boc'h afferiou, ha goulennit digantan he sclerijen hac he assistanç: ar guir voyen è da gaout un issu mad a quement a reot hac a entreprenot.

Ret è ive pidi gant respet ha gant modesti. Ha c'houi a grede parlant ous ur prinç en dail ma comset alies ous an Autrou Doue? Gant pehes hast e leverit-hu ho pedennou? Ma u'eu em ententit quet hoc'h-unan, penaus e fell deoc'h-hu ho chelaoue an Autrou Doue?

---

*An trivec'hvet devez a viz Meurs.*

## SANTES EUFRASII, GUERC'HES.

AR santes-mâ a voa guinidic a Goustantinopl. He zad hac

L

he mam distinguet dre ho noblanç, ha mui c'hoas dre ho vertu, goude beza oifret da Zoue ho merc'h pehini a voa ar frouez uniq ena ho friedeles, a vevas assamblea, dre ur gonsantamant mutuel, evel breur ha c'hoar, evit labourat parfetoc'h d'en em santifia.

Ar vam vertuzus-se na gomse d'he merc'h nemet ena a Zoue. Au horreur eus ar pec'het, doujanç Done, ar garantez evit Jesus-Christ a voa ar sujet ordinal eus an instructionou a ree deza Eufrasii pehini e devoa ur speret hac uu natur excellant, a hrofitas quement eus a guentelliou he mam, ma admire an oll he devotion d'an oad a bemp bloas.

He zad o veza deut da vervel, au intânves santel a ieas gant ha merc'h en Egypt, e pelec'h e devoa madou bras pere ne servijesont dezi nemet evit ober alusennou. Ober a reas eno ausoudegnez gant leaneset fervant, pere ne zebrent na quic na pesquet, na frouez, pere a iune bemdez hac a gousque var ar c'haled. O veza antreet un deiz er gouent gant he merc'h pehini n'e devoa nemet seiz vloas, goude beza en em antretenet un nebeut amser gant al leaneset, e lavaras d'he merc'h e voa poent en em denna d'ar guær. Ar c'hrouadur a respontas : *Monet a ilhi, va mam, pa plijo gueneoc'h, mæs me ho ped d'am lesel amâ gant al leaneset santel-mâ.* Ar superiorea a lavaras dezi : *Ret ê, va merc'h, monet d'ho ty, rac ne chom amâ nemet ar re a so en em roet oll hac en em gonsacret da Jesus-Christ.* Ar c'hrousdur en em daulas neuse var he daoulin dirac ur grucify a voa eno, en ur lavaret : *C'houi eo va Doue ha va Salver ; en em gonsacri a ran deoc'h evit bepret, o va Jesus douç ha carantezus, ha ne sortiin mui ac'hann.* He mam hac ar superiores soueset ha touchet o velet he resolution quer courajus, a voe contraign d'he lesel er gouent.

Eufrasii a gunduas eno ur vuez fervant, humbl ha mortifiet meurbet. Ur vuez quen innoçant na viras quet na zenas an droue speret d'he attaqui dre dentationou rust ha fachus bras, mæs ar fidelite pehini e devoa d'ho disolei d'he directeur, na servijas quet nebeut evit he renta victorius. Un devez e sautout un dentation horribl, dre behini e voa troublet he imagination ha mantret he c'halon, ez eas d'en em strinca dirac ur groaa, o lavaret en ur grial : *Considerit, o va Salver, ar boan hac an tourmant*

*a anduran, ho pezit truez ous an indigna eus ho servijerez, pehini ne deus quen desir nemet da blijout deoc'h, ha pehini, en despet d'an oll arraj eus an ifern, ne chano biquen d'ho caret gant ar sicour eus ho craç.* Donc he delivras eus an dentation, hac be ene a jouissas a-neuse eus a ur peoc'h bras.

Oc'h en em santout clan d'an oad a dregont vloas, e recevas souden he sacramanchou diveza gant ur ferveur nevez, hac en ur hronoç san-cess an hano douç a Jesus hac a Vari, e achnas ur vuez quer santel dre ur maro precius, e-tro ar bloas 410.

### REFLEXION.

An dentation na espern quet an eneou santela er sohtud hac er c'houeuchou. Penaus e illt-hu credi e tem an drouc-speret d'hoc'h espern e creis trous ar bed, e creis ho tivertissamauchou, a creis ar c'hompagnunesou danjerus? Ar re pere en em bliy en occasionou-se, na chelaouont quet mouez ho c'houstianç, gant aoun da santout he remors ha gant anun da droubli ho flijaduresou; hac avelse e loncout ar pec'het evel dour, sioas dezo!

---

*An naontecvet devez a viz Meurs.*

## SANT JOSEPH.

AR hrovidanç divin pehini e devoa destinet ar saut brasmâ evit beza un deiz pried d'ar Verc'hes aser hac ar protecteur eus he virjinite, ae evit beza goard ha tad maguer da Salver ar bed, er c'hargas eus a c'hraçou bras ha privilejiet. He fidelite d'an oll graçou-se a reas dezâ beva en ur burete anjeliq, hac er pratiq eus an excellanta vertuziou. Evel ma voa ive ar parfeta hac ar santela den eus he amser, e voe ehoaset evit pried d'ar Verc'hes Vari.

Sant Joseph excitet dre ur c'hraç special, en doa quemeret ar resolution da viret ur virjinite perpetnel; hac ar Verc'hes santel n'e devize quet consantet d'he eurenji, ma n'e devize quet anaveset be vertu dreist ordinal ae an zesir en devoa da veva guerc'h evel-d'hi

Nebeud amser goude bo eureud e apparissas an Æl Ga-

briel d'ar Verc'hes Vari en he zy a Nazareth, pehini, oc'h he saludi gant ur respet bras evit an diguite a vam Doue, da behini e voue e the en ur momet beza hueleet, a zisclerias dezi ar myster bras eus an incarnation.

Da benn un nebeut amser goude-se, e apparissas iva da sant Joseph un Æl pehini a lavaras dezan : *Joseph, sanyt ez ouc'h disquennet eus a ligne David, eus a behini e tle dont ar Messi ; ne d'é quet hep dessein en deus an Autrou Doue roet deoc'h Mari evit pried ; ar c'hrouadur pehini a deus concevet en ur fæçon miraculus dre vertu ar Speret Santel, a so Salver ar bed, Map uniq d'an Tad eternel, ar Messi desiret ha gortoet aboue queit amser : rei a reot dezâ an hano a Jesus, evit rei da anaout d'ar bobl ez eo an hini a dle ho frena hac ho savetei.*

Ar sant-mâ en devoe an eur da velet he Salver adorabl ganet e Bethleem, ha da velet ar bastoret hac an tri rone eus an oriant o tont d'en em brosterni dirac ar c'hrouadur divin evit he adori.

Nebeut amser goude ur gonsolation quer caer, Doue en affljas hac en epronvas dre an tribulation, evel an aour er fournes. Un Æl en avertissas eus an intantion impi en devoa Herodes da ober mervel ar c'hronadur divin, hac a ordrenas dezan quemeret ar c'hronadur-se hac en em savetei gant he Vam en Egypt. He resination barfet d'an urs eus ar brovidanç na hermetas quet dezan dalet ur momet ; leun a feiz hac a fiziane e Doue, e partias var an heur evit an Egypt, hac e chommas eno quen a ordrenas dezan an Æl, goude maro Herodes, distrei d he vro. Neuse en em dennas d'he guær a Nazareth gant ar Verc'hes santel ac ar c'hrouadur divin. Eno a veve hep beza anavezet ar famill santel-mâ, an enorapla hac ar respetapla a voe biscoas hac a ouffe beza biquen.

Sant Joseph na vanque quet d'en em renta bep bloas gant ar Verc'hes Vari e Jerusalem evit celebri goueliou Pasq. Jesus d'an oad a zaouzec vloas a ieas ive gant-ho evit celebri ar gouel, hac ar sant-mâ en devoe eno ar gonsolation d'he velet o tispnt ous an doctoret ebars en templ.

An Aviel ne lavar quen deomp goude-se eus a sant Joseph, nemet penaus o veza distroet da Nazareth, Jesus a obeisse dezan evel d he dad. Mæs petra ouffer lavaret caëroc'h ha gloriussoc'h avitâ hac a raé deomp anaout guell

he virit hac hé santeles dreist-ordinal, egnet lavaret en deus ha garet hac enoret evel he dad?

Ar miraclon bras en deus græt an Autrou Doue dre intercession ar sant incomparabl-mâ, hac ar graçou special a receo ar re a zeu d'he bidi, a zisquez sclær penaus Jesus-Christ ne revus netra d'an hini en deus bepret caret evel he dad.

Santes Theresa pehini e devoa un devotion special evitan, e deus leset dre scrit, guer evit guer, ar c'homsou-mâ varlerc'h: « Quemeret a ris, emeî, evit patron hac evit » intercesseur ar glorius sant Joseph, en em recommandi » a ris dezan, hac em eus anaveset a c'houde-vez penaus » ar sant bras-mâ en deus roet d'in e meur a occasion, » e pere e voa question memes eus va enor hac eus va » silvidiguez, ur sicour brassoc'h ha prontoc'h, evit n'am » bize credet goulen digantan.

» N'em eus quet aonj em be bete vremâ goulennet graç » ebet digantan, n'am be recevet, ha ne allan quet sonjal, hep beza soneset, er graçon en deus græt Doue » d'in dre he intercession. Re-all pere am eus aliet d'en em » recommandi dezan, ho deus-en eprouvet eveldon, ac » anaont a ran bemdez mui-oc'h-mui ar vicionez eus ar » pes a vercan amâ. Pidi a ran eta en hano Doue ar re » n'em c'hredint quet, d'he eprouvi ho-unan, hac e anavesint dre experianç peguer profitabl è derc'hel un devotion particulier d'ar patriarch santel-mâ. »

REFLEXION.

Sant Joseph a so bet caret hac enoret gant Jesus-Christ; receo a ra en eê cals a enor digant an Ælez ha digant ar sænt; pebes enor na dleomp quet renta dezan, var an douar? Pebea fizianç ne ellomp-ni quet caout en he brotection? Concevomp santimanchon bras hac bnal evit ar sant incomparabl-mâ; en em rejouissomp gantan evit ar gloar en deus bet da servijont da dad da Jesus-Christ var an donar; en em adressomp dezan en hon necessiteou; obteni a raï evidomp quement a c'houlenno en hor favenr, rac Jesus-Christ hac en a ell revus netra en eê d'an hini da behini en deus obeisset var an douar?

Mar fell deomp caout ur maro mad ha mervel etre zivrec'h Jesus ha Mari, evel ma varvaa sant Joseph, bezomp devot dezan. Santes Theresa hon assur o deus recevet que-

ment tra en deus goulennet dre meritou ar sant bras-mâ : goulennomp digantan ar c'hraç diveza-se evit fin hor buez ; pronouçomp alies, hac ispicial var hor maro, an tri hano caër a *Jesus*, *Mari* ha *Joseph*.

---

*An uguentvet devez a viz Meurs.*

## SANT ZACHARII, PAP.

ANastas ar bibliotequer, pehini en deus scrivet buez sant Zacharii, a gommanç dre rei deomp santimanchou bras bac huel eus a santeles ar pap-mâ.

« Ar pap Zacharii, emezan, a voa an humpla ac an » donça deu eus ar bed, rust e voa evitan he-unan, mes » induljant ha damantus e quéver ar re-all ; un inclina- » tion gaer en devoa da renta servij d'an oll ; he garan- » tez a voa dreist muzur ; quen truezus e oa, ma vize la- » varet n'en devoa ur galon nemet evit santout misériou » be nessa, beza en devoa ur furnes dreist ar gommun ; » hac be santeles e devoa c'boas mui a eclat evit an oll » galitéou bras-se. » Dre ur veuleudi quer caer eo a com- manç an auteur-se an histor eus a vuez ar sant-mâ.

Zacharii guinidic eus ar Greeç, o veza dant eu Itali, a voa quen estimet ha quen admiret e Rom abalamour d'he squiant ha d'he vertu dreist-ordinal, ma voe choaset evit gouarn an Ilis gonde maro ar pap Gregor trede.

Evel an Itali edo pell a oa afflijet ha troublet gant ar bobl a Lombardii, ar pap santel-mâ a labouras cals evit digaç ar peoc'h. Commanç a reas dre appæsi ar goler a Zoue dre ar binijen ha dre an oræson ; mont a eure he- unan da gavout roue a Lombardet, coms a reas outâ en ur fæçon quen admirabl, ma en angajas da achui ar bre- sel. Ar prinç-se ravisset, o velet an douçder hac an ær a santeles eus ar pap, quen en be gomsou, quen eu he oll gomportamant, a accordas dezan quement a c houlen- nas, hac a reas un trete pe un accord a beoc'h quen avan- tajus d'an Ilis, evel ma allet desirout.

Quentre m'eu devoa ar sant procuret ar peoc'h d'an Itali, e lequeas he oll studi da reformi an disurzou a zigas ordinal ar bresel. Gonde beza græt reign an devo- tion er guær a Rom, rentet ar religion florissant en Itali,

ha græt santout an effejou eus he sourci pastoral bete ar broiou eus ar sao-heaul hac eus ar c'huz-heaul, e labouras da retablissa an ilisou a oa bet distrujet. Biscoas pap ne labouras gant mui a application evit afferion an Ilis, na gant mui a isun mad, beilla a ree var pep tra, ha n'en em refuse da netra.

Roue al Lombardet pehini en devoa græt an trete a beoc'h gant an Itali, o veza deut da vervel, Rachis, prinç eus a Lombardii, a dorras ar peoc'h hac a lequeas he arme tro-var-dro d'ar guær a Berouz evit he ehemeret dre ners. Ar pap, bepret leun a garantez evit he hobl, ne saleas quet da vont da gavout ar prinç Rachis, hac e comsas outâ gant quement a ners, ma en oblijas d'en em retira gant he arme : he gomsou a reas memes quement a impression var speret ar prinç-se, ma renonças d'ar bed, ha ma en em retiras e couent menez Cassin evit sonjal en he silvidiguez epquen.

Erfin ar pap santel leun a veritou a varvas evel ma varv ar sænt, er bloas 752.

REFLEXION.

Ar pap Zacharii dre he zouçder admirabl a zeue a benn eus a guement a antreprene. Gant nebent a gomsou en deus disarmet meur a brinç, terminet meur a vresel, procuret ar peoc'h e pep lec'h, ha lequeet pep-tra en urs. Comsou ar sent ho deus ur vertu hac ur gallout bras. Evel ma comsont atao ha ma reont pep-tra gant douçder, gant fornez ha gant carantez, ho avis a ve bepret recevet mad; senti a rêr out-ho, oher a rêr quement a leveront, hac e tivoaller da zisplijont dezo. Peguer buan e ve reformet ar goall guision, e ve corrijet ar viçou, e ve lequeet var an hent mad ar re a ve fazyet varnezâ; peguer buan e ve chenjet goall inclinationou ar vugale, ma ve an oll tadou ha mamou hac an oll mistri douç, prudant ha carantezus!

---

*An unan-varn-uguent a eiz Meurs.*

SANT BENEAT, ABAD.

AR servijer bras-ma da Zoue a voa guinidic ena an Ita-

li. En ur ober he studi e Rôm, en devoa un devotion tener meurbet evit mam Done, ha miret a rêr c'hoas eno imaij an Itron Varia dirac pehini e tremene bemdez cals a amser en oræson O velet al liberte re vras a guemere hiniennou eus he gompaignunet a studi, e pellaas diouto, hac a qnemeras ar resolution da glasq er solitud ur plaç assur evit conservi he innoçanç.

D'an oad a bemsec vloas e sortias eus a Rom evit en em retira en desert. Rancontri a eure ur religins pehini a c'houlennas digantan petra glasqne dre eno. *Clasq a ran*, emesan, *ur plaç en pehini e alfen mervel d'ar bed ha d'in va-unan, evit beva da Zoue epquen*. Ar religius ravisset o velet he intantion vad, a zisquesas dezan ur plaç en ur garrec creus, hac en devoe ar vadelez da gaç dezan hep sizun epad tri bloas un nebent bara evit beva.

Beneat a braticas eno ur binijen dreist-ordinal, he oræson a oa casi continuel, ac e tougue ur ciliç rust pehini ne guitaas quet bete ar maro. An drouc-speret a esseas inutilamant ober dezan coll couraij ha quitaat an desert; he denti a eure en ur fæçon quer cruel dre sonjesonou horribl hac impur, ma teuas, evit chasseal diontâ an tentationou importun-se, d'en em ruilla etonez an drez hac ar spern, quen na zeuas an anquen pehini a voa estranj, da vouga ennan pep santimant eus a blijadur ar c'hiq, dre behini e voa bet falveet d'an tentateur he drec'hi hac he goll. Doue evit recompansi he fidelite, a reas dezan ar c'hraç na santas mui pelloc'h an seurt tentationon-se.

O veza en em retiret var menez Cassin, e cavas eno payanet hac un templ d'ar faus doue Apollon. E ber amser e convertissas d'ar feiz an oll bobl, distruja a reas an templ profan, hac e resa batissa diou ilis, unan en enor da sant Ian-Badezour, hac eben en enor sant Martin. Var gorre ar menez-se e reas sevel ur gouent pehini a so bet consideret a viscoas evel ar gouent principal eus an urs santel en deus instituet, pehini en deus roet d'an Ilis onspen tri mil sant canoniset.

Doue na c'hortoas quet ar maro eus he servijer fidel evit disquez he santelez dre gals a viraclon. Un den malenrus ha goall intantionet o veza presantet dezan ur banne da eva, e pehini en devoa lequeet ur poeson, ar sant en ur ober ervez he gustum sign ar groas var ar banne dour abars he eva, a vclas ar verenn o terri en instant.

Ar roue Totila, o veza clevet coms eus an abad santelmà evel eus a ur profet, a c'hoanteas eprouvi hac en oa guir quement a gleve anezà. Oher a reas da unan eus he dud quemeret he habit hac he oll mercou a roue, ha mont evelse da gaout an abad. Quentre m'er guelas ar sant, e lavaras dezan : *Quitaït, va map, ar guiscamant-se pehini ne dere quet ouzoc'h, ha na dissimulit quet piou ouc'h.* Totila, oc'h en em gavout soneset bras, en em daulas da dreit ar sant, pehini a brofitas eus a zisposition ar prinç-se evit represanti ha rebech dezan an distruj horribl a ree en Itali : discleria a reas dezan quement a zlie c'hoarvout gantan epad nao bloas; ac o veza he exhortet d'en em gonvertissa, en assuras e varfseada benn an nao bloas. Quement en devoa lavaret en em gavas guir : Totila a zeuas da zonçaat ha d'en em voderi, ha ne ehanas quet da hubha ar vertu eus an den santel.

Sant Beneat n'en devoa quet recevet evitâ he-unan epquen an donæson a viraclou, mæs he gommunica a ree c'hoas d'he religiuset. Ur religius hanvet Placid o veza coneset en dour hac en danjer da veuzi, an abad santel a ordrenas da ur religius iaouanc monet d'he savetei, ar religius-mà a guersas var an dour hac a zilvras Placid.

Erfin er bloas 543 ar fondateur hac ar patriarch santelmà, oajet a dri bloas ha tri-uguent, goude beza græt digueri he ve c'huec'h devez abars ma varvas, e rentas gant ur peoc'h bras he ene da Zoue en ilis e pehini en devoa græt he zouguen evit sacramanti.

*Maximou spirituel sant Beneat.*

1. Grit an oll vad a ellot, ha credit bepret n'hoc'h eus græt netra.

2. Evit beza parfet, ho pezet ur galon humbl, ha carit Doue hac ho nessa dre ur garantez pur ha desinteresset.

3. Petra na rafemp-ni quet, ma sonjemp ervad er c'homsou divin-mà : *Clasquit da guenta rouantelez an eê, hac e quefot pep tra.*

4. Seul-vui a reomp evit Doue, seul-vui a c'hraçou a recevomp digantâ.

5. An hini a oar pidi mad, ne squiz morse o pidi.

6. An nep a sonj hemdez er maro, n'en deus quet aoun da vervel, hac an nep a sonj er harados, a gaf douç ar maro.

7. Ar guella moyen evit ober ervad he oll actionou eo sonjal e vezer guelet gant Doue e pep lec'h.

REFLEXION.

Sant Beneat en he iaouanctis a guitaas a-grenn he gonsortet, quentre ma velas e commancent da guemeret re a liberte. Disquit dre he exempl da bellaat dious ar goall gompaignunez. Ma comprenac'h mad peguen danjerus eo ar goall gompaignunezou, e tec hac'h prontoc'h diont-ho, cguet na tec hac'h araoc ur serpant pe araoc an tân.

*Eil reflexion.* Ar sant-mâ n'en devoa quet quent græt sign ar groas var ar pes a voa presantet dezan da eva, hac e pehini guedo ur poeson, ma teuas ar verenn da derri. Descomp dre gnement-mâ an avantaj a so da venniguen ar boed.

Pa en em lequeomp ous taul, bezomp fidel da offri da Zoue ar repas a zeomp da guemeret; quemeromp-en, non pas evit contanti ar sansualite, mæs evit gallout goudese servija Doue, en ur ober hon labour ervez hor c'hondition. Heuliomp an avis a ro deomp an abostol sant Paul: *Pe c'houi a zebro, pe c'houi a evo, pe c'houi a raï un dra bennac-all, grit-en evit gloar Doue.*

*Trede reflexion.* Evit chasseal ar sonjesonou dishonest gant pere e vos importunet, en em ruillas var an drez ha var ar spern; ha Doue evit recompansi he fidelite a reas dezan ar c'hrac ma voe delivret evit bepret eus ar seurt tentationou-se. Resistomp gant couraj ous an dentation, hac e recevimp digant Doue un ners nevez ha graçon creoc'h. Resistit ous an droue-speret, ac e tec ho diouzoc'h; an adversour-se eus ar silvidiguez, o velet e collo gueneoc'h elec'h gounit, a zeui d'ho tilesel.

---

*An eil-varn-uguent a viz Meurs.*

## SANTES CATELL A SUEED, GUERC'HES.

AR santes-mâ, princes eus a Sueed ha merc'h da Ulfon ha da santes Brigitta, e devoa adalec he iaouanctis un inclination vras d'ar vertu, ha cals a horreur ous quement a vless ar vodesti hac ar purete.

Unan eus an autronez vrassa eus a Sueed, hanvet

Egard, e vesa he goulennet, he zad he frometas dezan. Ar verc'h santel a represantas d'he zad an desir e devoa da chom bepret guerc'hes; mæs o velet ne voa-en quet contant, e consantas gantan oc'h esperout e rose Doue dezi ar c'hraç da gonservi an tensor precius eus he virjinite.

En effet, en deiz ma eureujas, e comsas oua he fried gant quement a ners eus ar pris hac ar merit eus ar chastete, ma tensout d'en em oblija dre ven d'he miret betec ar maro, ha da veva eguis daou æl assambles.

Ur resolution quen courajus a veritas dezo graçou hras eus an eë. Doue a scuillas en ho c'halonou an douçder, ar joa celestiel-se pehini a ra disprijout plijaduresou an douar, hac a rent lesen Doue douç hac æz da viret. Evel n'ho devoa nemet ur memes speret, ho c'halon ne desire nemet ar memes tra, an eil a excite eguile dre he exempl da bratica an oræson, ar vortification hac an euvrou mad; ha queit a ma chomsont assambles, e vefsont en ur garantez parfet.

Ar santes-mâ a dremenas meur a vloas e Rom gant he mam. Eno e implije gant-hi an darnvuia eus an amser o pidi var beiou ar verserien, o visita ar beaurien hac o pratica an euvrou a garantez, ouspen-se e iune bemdez hac e ree oræson e spaç a heder heur hep deiz; he c'honversation hac he antretien gant he mam santel a voa ordinal var passion hor Salver, ha pa zene da gontempli ar myster bras-se, he c'halon a vije quen tenereet, ma scuille ur mor a zaëlou.

Goude ar maro eus he mam, e veza distro da Sueed, en em lequeas en ur gommunaute a verc'het santel, pere, o velet he humilite hac he ferveur, a reas quement ma teusont d'he c'houtraign da guemeret ar garg a superiores. Neuse e roas dezo reglen Sant Salver, pehini e devoa pratiquet e Rom gant he vam; ha Doue a roas ur venediction abondant d'an urs nevez-se.

Erfin o santout he ners o timinui, e anaveas e tostée he heur. Pemp bloas varn-uguent a voa ma iee peurvia bemdez da gofes: he ober a reas e'hoas en he c'hlëuvet diveza gant ur ferveur nevez. Evel he c'hlënvet na hermete quet dezi receo ar gommunion, e c'houlennas ar c'hraç ma vize digacet dirazi ar sacramant adorabl; ha goude beza græt gant un devotion tener e presanç he Salver ac-

tou a feiz, a esperanç, a gontrition hac a garantez, a rentas dezan he ane, var dro ar bloas trisec cant ha pevar-uguent.

### REFLEXION.

Santes Brigitta e deus græt ur santes eus he merc'h. Ur vam devot pehini a ro exempl vad hac instructionon santel d'he bugale, a zeu peurvuia d'ho renta hênvel out-hi. Er c'hontrol, indevotion ar vugale a so an heritaj a les dezo peurvuia ho c'herent indevot.

*Eil reflexion.* Pa zeuer da zimisi gant dispositionou santel, en em gaver eûrus er stad-se. Pebes coutantamant, pebes peoc'h, pebes consolation n'e deus quet bet ar santes-mà gant he fried!

Petra a so caus ma veler quement a voall dimisiou, nemet dre ma so nebeut a zimisiou santel? Ne deus nemet ar vertusiou eus ar priedou a ell renta an dimision eûrus.

*Trede reflexion.* Santes Catell a Sueed e deus cnnduet ur vuez anjeliq er stad a briedelez. Mar n'hoc'h eus quet avoalc'h a vertu evit imita un exempl quer parfet, ra servijo da viana an exempl-mà evit ho touguen da viret ar burete requis ha necesser er stad e pehini e vevit.

---

*An trede-varn-uguent a viz Meurs.*

## S. VICTORIEN, MERZER.

AR sant-mà, gunidic eus an Afriq, a vos gouerneur eus a Gartaje, hac en em acquite gant eals a fidelite eus ha garg, en amser ma commanças Huneric roue ar Vandalet, heretiq obstinet ha tirant cruel, da bersecuti ar gristenien fidel. Ar roue impi-se, goude heza lequeet d'ar maro un nombr bras anezo, ac exilet onspen tri c'hant escop ha tost da bemp mil den a ilis, a sonjas e teuse a henn da ober da Victorien chenj a religion, ispicial goude an arret rigourus an devoa roet a-enep ar gristenien catholiq. Seriva a eure dezan ul liser e termenion gracius, dre behini e verque « penaus n'en devoa douet ebet na oa informet eus ar pes a voa comprenet en he edit, ha penaus en devoa c'hoas nebeutoc'h a zouet eus he soumission harfat d'he ordrenançou, penaus en ur guer,

» mar carre chenj religion hep resistanç, e alle esperont » receo digantan pep seurt faveuriou. » Victorien, pehini a zeporte da bep heur e arrusse gantan un dra hennac hènvel ous quement-se, a respontas d'ar roue dre ar memes expres, « penaus eu trugarequee eus ar mercou a vadeles a here » a felle dezan he enori, ha penaus en assure ne gafse necun etouez he sujidi fideloc'h na obeissantoc'h evitan, » pa vije question eus he servij, mæs penaus evit fæt ar » religion er c'hrede re just evit gonlen ma vanese a fidelite da Zoue, ha ma rase netra a-enep he goustianç; » penaus e voa mæstr d'er priva eus he garg hac eus ha » vadon, da oher he zevi e beo, pe he dourmanti » evel ma plijese gantan; mæs penaus na rase hiquen dezan consanti d'ar pes a verque desan en he » liser, ha penaus erfin nac an oll madou a elle da esperout er bed, nac ar c'hruela tourmanchou ne rasent hiquen dezan renonç d'ar feiz. »

Ur respont quen hardia ha quen dign eus ur c'hristen parfet, a lequoas Huneric e furor, pehini var an heur a roas urs da arreti Victorien, ha da ober dezan soufr assambles an horripla tourmanchou. An urs barbar-se a voe executet gant he oll rigor. Ar sant a voe tourmantet var ar chevalet, arroset e voe gant eol bervet, dispennet oue ha gorf gant ur gribin houarn. Anduri a reas tout gant ur fermete, gant ur peoc'h ha gant ur joa pehini a rea d'an tyrant en em zisesperi, ha pehini a excitas er memes amser conraij ar gristenien fidel. Erfin, goude heza rentet squis he vourrevien, ha combatet quer generusamant, e c'houncas ar gurunen a verzerinti, er bloas 484.

### REFLEXION.

Ar saut-mâ a voa fidel d'ar roue, mæs fideloc'h e voa c'hoas da Zoue. Respont a reas d'he hranç penaus an oll madou a ella da esperout er bed, hac an tourmanchou cruela na vizent biquen capabl da ober dezâ renonç d'ar feiz na displijout e façon ebet da Zoue; hac en effet coll a reas he garg enorabl hac he vuez memes, quent evit mancout d'ar fidelite a dlie da Jesus-Christ. Peguer bras, peguer parfet voa he garantez! Dre hon euvron eo a tleomp disquez ha ni hon eus ur guir garantez evit Doue. Petra reomp-ni evit Doue? Petra anduromp-ni evit Doue?

Ma ne fell deomp soufr netra evitâ, ha ni a ell gant guinonez lavaret er c'harremp? Ha ma n'er c'haromp quet, pebes malheur evidomp?

Ne deus netra justoc'h, netra avantajussoc'h, netra douçoc'h evit caret Doue. Bezâ ez ê ar guenet hac ar vadeles memes, dre behini pep-tra a so caër ha mad. Mar caran quement an traou caer, peguement na dlean-me quet caret ar guenet memes! Doue eo en deus roet d'in ar vuez hac en deus furmet ma c'halon: ne m'edon var an douar ha ne vevan nemet evit he garet; ma n'er c'haran quet eta, e veritan ar maro.

Da biou e obeissin-me, ma na oheissan da Zoue? Commandi a ra d'in d'he garet didan boan a zaouation eternel; he varados a hromet d'in, mar er c'haran; roet en deus he vuez ha scuillet he voad dre garantez evidou, ac evit ma er c'harin: hebien, va ene, mad-oberou quer bras, gourc'hemennou quer just, gourdrousou quen terribl, promessou quer caër na raïnt-hi morse impression varnoude? Pe seurt natur so en da galon, ma na gar quet un Doue quer bras ha quer santel, un Doue quer mad ha quer dign da veza caret? *Ah, va Doue*, a lavare S. Augustin, *piou oc'h-hu ha piou oun-me, ma commandit d'in ho caret, ha ma em gourdrouset eus ar brassa miser, ma n'ho caran quet? Ac en so brassoc'h miser evidon, eguet chom hep ho caret? Pe me ho caro pe n'ho carin quet, pebes avantaij na pe seurt coll eo evidoc'h? Ha c'houi vezo eürussoc'h mar ho caran? Ha c'houi vezo nebeutoc'h eürus ma n'ho caran quet? O carantez eus va Doue, c'houi fell deoc'h ho carren, evit ma renta eürus dre ar garantez am bezo evidoc'h! Ah! re diveat am eus ho caret, guenet bepret ancien ha bepret nevez; re diveat am eus ho caret!*

---

*Ar bevare-varn-uguent a viz Meurs.*

## SANT LUBIN, ESCOP.

AR sant-mâ, ganet e Poitie, a dremenas ar bloaveziou quenta eus he iaouanctis o tivoall an denvet. He guerent pere a voa paour a vadou ar béd, mæs tud devot hac honest bras, ho devoe sourci d'he elevi e doujanç Doue. An

obeissanç hac ar respet en devoa bepret evit he dad hac he vam a dennas varnezan ar venediciionou special e here er c'hargas an Autrou Doue epad he vuez.

Un devez en ur vont gant he zenvet, e veza rancontret ur religius, e tisclerias dezan ar c'hoant bras en devoa da zisqui lenn, hac e pedas da ober dezâ un A B C. Ar religius en devoa joa o velet ar volonte vad en devoa ar paotric paour da zisqui, hac a vercas dezan guella ma ellas al liserennou. Ar c'hrouadur, o vont hac o tont, a selle bepret ous al liserennou evit hu c'hompren ervez ha bossubl. He dad o velet ar c'hoant en devoa da zisqui, he lacaas er scol, hac e teuas habil e her amser.

Instruet mui dre ar c'hraç evit dre al levriou, en devoa evi ous a re pere, pell dious ambarras ar bed, ho devoa an oll amser da studia en ho sivvidigoez ha da gontempli e repos ar mysteriou santel; quement-se a reas dezâ, goude beza bet conje he dad hac ha vam, en em retira en ur gouent. Evel m'en devoa eon eals a exerciçou, e ma voa carguet eus a gals a labour hemdez, e quemere var he gousq en amser e ree d'ar studi.

Eiz vloas e voa ma cundue er goueet-se ur vuez humbl ha fervant, pa zeuas c'hoant dezan da vont da velet sant Avi hermit, evit disqui gantan an hent eus an huela perfection. Partual a reas gant conje he superieur. Sant Avi en recevas gant eals a garantez, hac e guemeras sourci d'eu instrui var ar pes a zesire; ha sondeu e teuas d'he gonsideri evel he væstr er vuez spirituel.

Doue a zisqueaas iva he santeles dre gals a viraclou. Raportet è peuaus en amser m'en em brepare an dud da vidi an ndon, e savas un avel hac un tourmant quen horribl, ma voa danjer ne deuje pep tra da goll. An den Done-mà touchet o consideri an domaj hac ar revin da behini e voa exposet ar c'harter, en em leqneas eu oræson, hac o veza taulet en ær un nebeut eol pehini en devoa binniguet, an tourmant a eessas en un instant.

An escop eus ar guær a Chartr o veza maro, ar roue Childebert a broposas sant Lubin evit derc'hel he blaç. An oll a ansvezas eclær ar volonte a Zona er choas en devoa græt ar prinç, mæs ne voe quet fecil troe'hi humilite ar sant, pehini ne alle quet consanti beza escop, quemant en em gave indigu eus ur garg quer bras. Mæs ret oa dezan erfin en em renta da urs ar roue ha d'an desir ho devoa

an dud a ilis hac an oll hobl d'he gaout evit pastor.

An dignite-se ne reas nemet crisqui he zél ae he ferveur. En ur dont hepret humploc'h, hepret paouroc'h ha zisteroc'h dirac he zaoulagad he-unan, ne gonsidere an dignite vras-se nemet evel un obligation evitan da gandui ur vuez parfetoc'h. En em acquita a reas eus a oll deverion ur pastor fidel, ha dre he zouẹder e convertissas ar brassa pec'herien.

Erfin lenn a veritou, goude ur c'hlênvet anquennius pehini a anduras epad seiz vloas gant ur resination harfet da volonte Doue, e rentas he ene d'he Grouer, er bloas 557.

REFLEXION.

An obeissanç hac ar respet bras en devoa ar c'hrousdur iaouanc-mâ evit he dad hac he vam, a dennas varnezâ graçou ha benedictionon an Autron Doue epad he oll vuez; receo a reas ar c'hrac da gonservi he innoçanç en he iaouanctis, ha da veza goude-se ur religius fervant, hac erfin un escop santel. Ar vugale obeissant hac a zoug en ho c'halon respet evit ho zad hac ho mam, a so bepret benniguet gant Doue, prosperi a reont, hac e recevont digant Doue ur vuez hir hac eùrus. Er c'hontrol ar vugale disurc'h, pere ne zougont quet enor d'ho c'herent, a ra peurvuia goall-fin; ne reont ordinal epad ho buez nemet coneza eus an eil maleur en egule

*Eil reflexion.* Ar sant-mâ en ur divoall he loenet, o veza rancontret ur religius, a ziscleriar dezan ar c'hoant en devoa da zisqui lenn, hac er pedas da lavaret deza he guentel. Peguement a vugale a guef an occasion da zisqui lenn, ha ne brofitont quet anezi! Cals anezo ho deus queuz goude : en amser ma'z int iaouanc ne gomprenont quet peguement e onffe servijout dezo gousout lenn. Mæs c'houi, tadou ha mamou, mar deus moyen, na vanquit quet an occasion d'ho lacaat da zisqui; ne ouffac'h quet procuri dezo caëroc'h avantaj. Nense e oufent en em instrui eus ho religion dre al levriou mad, hac instrui cals a re-all, disqui a raënt guerziou caër ha devot, ha cals a draou evit regli eryad ho buez.

*Ar bempet varn-uguent a viz Meurs.*

## ANNONCIATION AR VERC'HES GLORIUS VARI

MYster an incarnation pehini a voe accomplisset er momet ma en devoe an Æl he zisclériet hac annoncet d'ar Verc'hes sacr, ha m'e devoe roet he c'hoûsantamant, a dle beza consideret evel ar princip eus hon oll mysteriou, ar fondamant eus hon religion, ar c'henta sourcen eus hon eûrusdet, hac ar myster dre excellanç eus a vadeles ha carantez Doue en hon andret.

Ar momet destinet a bep éternite evit reconciliation an dud gant Doue, o veza digouéet, Doue a gassas an Æl Gabriel d'ar guær a Nazareth da gavout ar Verc'hes Vari en amser ma edo en oræson en he zi, evit discleria dezi penans en devoa-hi choaset evit douguen ar frouez eus ar guir vuez, evit beza mam da Redamptor ar bed. An Æl leun a respet evit an hini a gonsidere deja evel rouanes, a lavaras dezi : *Me ho salud leun a c'hraç, an Autrou Doue so gueneoc'h; c'houi a so benniguet dreist an oll groaguez; Mari, cavet hoc'h eus graç dirac Doue, hep blessa ho purete virjinal, e concevot ur Map, he lacaat a reot er bed, ac en hanvot Jesus; bras e vezo e pep façon, ha dre ar burzudou bras a rai, e vezo anavezet evit Map d'an Oll-Galloudec.*

Endra ma parlante an Æl, ar Verc'hes Vari dre ur sclerijen surnaturel a gomprenas ar myster bras-mâ, ha leun a humilite e lavaras. *Cetu ama servijeres an Autrou Doue, pa en deus prijet teul he zaoulagat varnon, peguen indign bennac ez oun, ra vezo græt he volonte santel, ra vezo græt hervez ho comsou.* Neuse e tisparissas an Æl, hac er momet eûrus-se e voe accomplisset an oll profecíou pere a bromete ar Messi desiret gant an oll nationou, esperanç ar bobl oll, evit donediguez pehini quement a batriarchet, a brofedet ac a rouane ho devoa huanaat gant quement a bres ac a ardeur d'he velet. Er momet-se an hini pehini a so a bep éternite, a zeuas da veza concevet en amser dre ar vertu, dre ur mirael eus ar Speret-Santel. Er memes momet ar bura eus an oll grouaduriou a zeuas da veza an templ sacr eus ar Verb incarnet, ha Mam da Zoue.

Abalamour d'ar gahte-se a Vam Doue, e ucomp enori an Itron Varia dreist ar sænt hac an Ælez, abalamour d'ar gahte-se e teu an tadou santel eus an Ilis da rei dezi an titrou caër a rouanes an eê hac an douar, a vam a visericord, a refuij ar bec'herien, a avocades ac a intercessoures evit-ho dirac Doue. Cetu a-se ar santimanchou ho deus bet ar sæut oll eus a Vam Doue; cetu ar feiz eus an Ilis e peb amser.

### REFLEXION.

Consideromp an excellanç eus a Vari hac he grandeur, anavezomp-hi evit hor rouanes; choasomp-hi evit hor mam; quemeromp-hi evit hon avocades, enoromp an hini a so bet enoret gant Doue, saludomp an hini a so bet saludet gant un Æl. Adressomp alies dezi gant respet, gant fizianç, gant ferveur, ar memes comsou a lavaras dezi ao Æl, pere a so comprenet en *Ave, Maria*, pehini a so ur beden quen enorabl ha quen agreabl dezi.

Evit excita hon attantion har hon devotion, pa levenomp ar beden gaër-mâ, greomp reflexion var ar c'homsou eus a bere eo composet.

*Me ho salud, Mari.* Ar guer a Vari a sinifi rouanes, saludomp-hi eta gant ar respet dleet da rouanes an eê hac an douar, gant ar memes respet ma e saludas an Æl.

*Leun a c'hraç.* Concevomp ur joa bras dre ma z ê leun a c'hrac, ha pedomp-hi da obtein evidomp an oll graçou a bere hon eus ezom

*An Autrou Doue so gueneoc'h.* Goulennomp ma vezo ive Doue gueneomp, ma vezo ive en hor c'halon

*C'hui a so benniguet dreist an oll groaguez.* Dre ar privilej caer hoc'h eus bet da veza assamblea mam ha guerc'hes.

*Jesus ar frouez eus ho cof a so benniguet.* En em rejouissomp assambles gant-hi, hac he zrugarecaomp da veza douguet ha roet deomp ar guir frouez a vuez, pehini eo Jesus-Christ hor Salver ac hor Redamptor.

*Santes Mari, mam da Zoue* Ha mam deomp oll.

*Pedit evidomp pec'herien.* Bezit avocades evidomp dirac ho Map benniguet

*Breimâ.* Pa'z oump attaquet gant quement a dentationou hac exposet da guen lies a zanjer.

*Hac en heur hor maro.* En heur diveza-se pehini a ze-

cido ena hon eternite, hac en pehini hon bezo ar brassa ezom eus ho sicour.

---

*Ar c'huec'huet varn-uguent a viz Meurs.*

## SANT LUDGER, ESCOP.

SAnt Ludger a voa guinidic eus a Friz He guerent, a remercout ennan un inclination vras d'ar vertu ha dispositionou caër evit ar squianchou, er e bassas da Utreq d'an oad a bevarsec vloas evit beza instruet gant ur missioner santel, pehini a voa bet disquibl sant Boniface, merzer. Ludger, gant dispositionou quen eürus ha didan ur mæstr quen excellant, a zeuas souden da veza unan eus ar re habila ha vertuzussa eus he amser.

An escop Alberic pehini a anave he virit dreist-ordinal, en ohas d'en em renta bælec ha da zistrei d'he vro, e pelec'h a oa un nombr bras a infidelet ha cals a gristenien pere a veve en ignoranç vras eus ar pes a apparchant ous ar silvidiguez. Ar sant ne daleas quet da zistrei d'he garter, hac en em lacaas da instrui ar bobl ha da breseg evel ur guir abostol. Ne oufer quet lavaret peguement en devoe da soufr er commançamant gant ar bobl-se, pehini a voa barbar hac obstinet en he opinion faus, mæs dre he batrantet e teuas a-benn anezo, hac ar gonsolation douc pehini en devoe erfin da veza gounezet un nombr infinit anezo da Zoue, en dic'haouas eus an oll poaniou en devoa andaret.

Ar arc'heseop eus ar guær a Gologn en devoa c'hoant bras d'he rei evit escop d'ar bobl-se, avit converson pehini en devoa labouret gant quement a fatig. Ar sant en em zifennas muia ma allas, mæs ret voe dezâ erfin obeissa d'ar choas en devoa græt anezan an arc'hescop ha da urs an impalaer Charlemaign, pehini a falle ive dezan e vize Ludger ho escop.

An dignite-se na servijas nemet da rei un eclat nevez d'he vertu. Beza e voa pastor ha beza e voa tad d'he bobl. He vadou e voa evit ar beanrien, hac he daul e voa ho hini.

Ur vuez quer parfet ha quer santel ne viras quet na

voe cavet tud avius ha malicius pere en accusas dirac an impalaër Charlemagn. An impalaer-má, pehini a voa ur prinç a zoujanç Doue, souëset o clevet quement-se, a gassas d'he avertissa d'en em renta ractal en he balæs. An escop santel pehini en devoa commancet da lavaret he ofiç, a respontas epquen e parlaute oua ur prinç brassoc'h evit an impalaer, hac a gontinuas he beden bete an achuamant. Goude-se ez eas da gavout an impalaër, pehini a c'houlennas digantan perac en devoa dalcet queit-se *Credet em eus, ma frinç*, eme ar sant, *beza obeisset e quement-se d'ho majeste.* — *Ha penaus*, eme en impalaer? — *Emeden*, emesan, *o lavaret va brevier, hac ha pedan da gaout sonj penaus, pa zeuzoc'h d'am choas evit escop, ho poa recommandet d'in preferi bepret servij Doue da hini an dud.* An impalaer a gavas ar respont-se quer mad ha queu agreabl, ne barlantas quet memes dezan eus ar c'hlemou á oa græt en he enep, hac en exhortí a eure da gaout bepret ar memes ardeur evit servij Doue hac ar memes sourci eus he bobl.

Labourat a eure en effet bete ar maro evit gloar Doue ha santification he oll bobl. En deiz diveza eus he vuez, goude beza græt ur sermon en ilis ha lavaret adieu d'an assistantet, en devoe ar gouraj da vont da un ilis-all diou leo ac'hano, e pehini e celebras an oferen, hac e reas c'hoas ur sermon, o sacrifia evelse da Doue ar pes a chome gantan a vouez hac a ners. Goude-se é tisclerias d'ar re e voa eu he gompaignunez penaus e tíe mervel en noz quenta, hac o veza recommandet dezo anterri he gorf er vered, ne sonjas mui nemet da ober da Doue ar sacrifiç eus he vuez. Leun a feiz, leun a fizianç ha carantez, e rentas he ene d'he Grouer un nebeut goude hanter noz. He varo precius a arruas var dro ar bloas 809. He gorf a voe lequeet er vered, evel m'en devoa goulennet; an anterramant a voe græt gant ur solennite vras, ha Doue a enoras he ve a gala miraclou.

REFLEXION.

Sant Ludger, en amser ma lavare he bedennou, o veza bet galvet da vont da gaout an impalaër, a respontas e parlante oua mestr brassoc'h evit an impalaër, hac a gontinuas at pes en devoa commancet. Petra lavaro goude-

se ar re a zeu da zilesel pe da ziscontinui ho fedennou evit an distera tra?

Ma sonjemp, pa leveromp hor pedennou, er vajeste vras a Zoue oua pehini e parlantomp, gant pehes respet, gant pehes attantion ne zeufemp-ni quet d'ho ober? ha petra ve capabl d'hoo distrei diout-ho?

*Eil reflexion.* An escop sautel-mà a c'houlenuas dre humilite beza enterret er vered. Ar re er goulen eveldan u disquez ez int humbl, mæs ar re a fell dezo beza enterret en ilis eu despet d'an ordrenançou eus an Ilis memes, a zisquez ez int superb. Ha petra e vezout-hi guell eta evit lacaat ho c'horf en ilis, mar deuont da zisplijout da Zoue dre ho soperbite? Sonjomp bepret eu hor buez hac en hor maro da blijout da Zoue ha da dostaat outà dre hon humilite, ha oa sourciomp quet pelec'h ez ai hor c'horf da vreina.

---

*Ar seizvet varn-uguent a viz Meurs.*

## SANT IAN, HERMIT.

AR sant-mà quer brudet eu he amser dre he vertuzioo, a voa guinidic eus an Thebaid. Ar baourentez eus he guerent en oblijas da zisqui ar vicher eus a galvez, mæs Doue pehini en devoa eu destinet evit ober anezan un ezempl a berfection d'an oll bermitet, en inspiras d'en em retira en desert avit labourat epquen evit he silvidiguez er pratiq eus ar biuijeu. D'an oad a bemp bloas var-uguent, goude beza quemeret conje digant he vestr, ez eas d'en em lacaat didan direction un hermit ancien, pehini, o cavout eoun cals a humilite gant un obeissauç parfet, a reas dezan e ber amser avaoç meurbet e vertuzion.

Goude ar maro eus he zirecteor, en em reticas var or meuez buel, dioo leo diouz Licopl. Sevel a reas he bermitaij eu ur garree creus, hac e vevas eno bete an oad a zec vloas ha pevar-uguent, queot ec his un Æl eguet ec'his un den. Miret a ree ur silanç perpetuel; ar pes na vire quet couscoude na roe avisou mad d'ar re a zeue d'he gonsulti var afferiou ho c'houstianç pe ho silvidiguez; ober a ree memes dezo un diguemer mad ha gracius hepret, mæs bisgoas ne bazmelas da vreg ebet tostaat ous he hermitaij.

Un devez e tigoueas en he solitud seiz religius eus a Jerusalem. Ne vaneas quet d'ho recco gant cals a garantez; ho darc'hel a reas gantan tri devez, hac e ravas ar voyen da ober fournissa dezo ho oll ezomou; goulen a eure diganto petra en devoa graet dezo antrepren ur veaj quen hir. Ar religiuset o veza respontet e teuent evit guelet ho-unan gant ho daoulagat propr ar pes ho devoa clevet eus a guen lies a bermit santel a voa er c'harter-se, e lavaras dezo : *Soneset oun, va breudeur, a vec'h deut quer pell evit guelet ar pes a illit cavout en ho ty; rac petra velot-hu oc'h hor guelet-ni, nemet ar pes a so comprenet en Aviel? Ar vertuziou a bratiq an hermitet santela, a so desquet el lévr sacr-se a lenner hac a expliquer en oll ilisou, grit ar pes a zesq deoc'h an Aviel, hac e viot parfet ha sant.* Ober a reas dezo meur a gonferane var pep seurt vertuziou; mæs dreist pep tra e recommande ar vertu a humilite, ahalamour, emesan, an nep ne dé quet humbl, a so en danjer bras eus he silvidiguez. Rapporti a reas dezo var quement-se penaus en devoa anaveet ur soliter pelmi, goude ur vuez mortifiet ha rust bras, en em lesas da veza tromplet gant an drouc speret. Ar soliter-se, emesan, o veza en em arretet gant plijadur en ur sonjeson pe un zesir dishonest, elec'h en em sevel, evel me u devize gallet, dre ur guir binijen, en em lesas da gouesa en disesper, a guitaas he solitud, hac en em abandonas da bep seurt direglamanchou.

Ar sant-mâ a' brofetisas ive cals a draon pere a erruas oll. An donæson-se a brofeen pehini en devoa recevet digant Doue, a zeuas da veza quer publiq, ma teuet eus ar broiou pella d'he gonsulti evel un oracl pe ur profet leqeet gant Doue var ar menez evit discleria he volonte d'an dud. Mervel a eure er bloas 394.

REFLEXION

Ar soliter-se gonde beza cunduet ur vuez mortifiet, en em gollas. Pebes sujet evidomp d'en em humilia ha da zisfiziout ac'hanomp hon-unan!

Ar vez en devoa an den maleurus-se, da zisclerria he bec'het, a reas dezan coueza en disesper. Mar ho pe het ar frajilite da gommeti ur pec'het grevus bennac, bezit hamploc'h, ha lequeit evez na zeue ar vez ho pe d'en disclerla, da ober deoc'h ober ur goall gonfession. Ar

vez en occasion-se a so ur vez maleurus ha dræzon, pehini a zeu eus an orgouil hac ar superbite.

Evit en em breservi dious er vez-se quen noasus ha quer pernicius, gouezit penaus an drouc-speret ne d'è james rusetoc'h evit hon trompla, nemet pa fell deomp ober ur gonfession vad. Ec his ma ene an ners hac ar vertu eus ar sacramant a binijen pa ve recevet gant an dispositionou necesser, a ra be oll effort evit hor priva eus he effejou, en ur suggeri deomp ur goall confusion evit hon ampech da ansaont e secret pec'hejon n'hon eus quet het a vez da gommeti. An dra-se a erru ispicial gant ar re a so angajet e pec'hejon mezus. Hiniennou anezo en em les da veza tromplet gant an drouc-speret; golo a reont ho goulìou elec'h ho disquez, ha dre euo e serront out-ho ho-unan an or a visericord, pehini en deus ar Speret-Santel prometet da ziguerì d'ar murit eus ur gonfession humbl ha sincer.

Ret eo absolumant e tisclerìemp hor pec'hejon ebars an tribunal eus ar binijen, pe ret eo e vent disclerìet un deiz dirac ar bed oll; ret è suporti an eil pe eben eus an diou gonfusion-se, choasit, ha gant aon d'en em drompla, comparajit an eil gant eben. Eus a ur c'hostez, ar gonfusion a soufrit er gonfession, a so ur gonfusion dister aoualc'h. Disclerìa a rit ho pec'het da ur c'honfessour charitabl, pehini en deus compassion eus ho sempladures ac a zeu da zoueçat, qnement a ma ell, ho poan; pehini pell dious caout goall santimant ebet ac'hanoc'h, a zeu da admira muì ar gouraj gant pehini hoc'h eus tremenet dreist ar gonfusion a allac'h da gaout, eguet ar frajilite pehini e deus græt deoc'h couesa er pec'het: he oblija a rit memes da gaout truez ouzoc'h, ha carantez evidoc'h dre ar gonfidanç a rit dezan, ha dre ar choas hoc'h eus græt anezan evit fiziout ennan ar pes hoc'h eus er bed a secreta. Mæs er varn diveza, ho pec'het a vezo disoloet non pas hepmuiquen da un den, mæs d'ar bed oll; non pas da un den truezus ha charitabl, mæs d'hoc'h adversourien, non pas da un den pehini a zeu d'ho consoli, mæs da dud pere a zeui d'ho condaoni ha d'ho carga a rebechou e huero. Ma ve ur c'hriminel sar da gaout he e braç, ma carre ansaout he grim da unan hepmuiquen eus he varnerien, caêr en deffe an drouc-speret he denti, certenamant ne vanque quet da zisclerìa frauchamant he grim, ha ne rae quea

cals a gas eus ar vez en deffe oc'h eu em disclera coupabl.

Mas c'hoas mar coust, ha mar deus un effort bennac da ober evit discleria he hec'het, peet mad e vez dre an onction a zeu Doue da scuilla en eue, dre ar repos hac an douceder a ra dezi tauva. En effet pebes peoc'h, pebes consolation interieur na santomp-ni quet aviziou goude ur gonfession vad, e pehini hon eus discleriet antieramant hor pec'hejou! Seblantout a ra deomp ueuse heza discarguet dious ur poes pe ur hec'h pounner. Ur gôr oa pehini a ree deoc'h santout ur boan vras, ne gredac'h he zisquez d'ar medecin nemet gant anquen hac en ur grena, mas quentre ma'z ê toullet ar gôr, ha ma'z ê sortiet ar gorruption, pebes soulajamant na santit-hu quet? Evelse e illit lavaret goude ma hoc'h eus discleriet ho pec'hejou: cetu-me quit erfin, taulet em eus ar poeson em boa var ma c'halon. Pehes joa na sant quet ueuse an ene dre ur fizianç e deus ez ê pardonet dezi he fec'hejou, hac ez ê rantreet e graç gant he Doue!

---

*Ar eizvet varn-uguent a viz Meurs.*

## SANT GONTRAN.

GOutran, map da Gloter, roue a Franç, en devoa adalec he iaouanctis ur speret excellant ha cals a furnez gant ur galon doeç ha carantezus. He zouçder, he lealdet hac he oll vertuziou a veritas dezan an istim hac ar respet eus ar re vrassa eus ar rouantelez, couls hac eus an oll hobl.

Cloter o veza maro, he bevar map a bartajas he rouantelez etrezo. Goutran eu devoe evit he lod ar c'hantou eus a Bourgoign.

Ne voe quet quentoc'h piguet var an trôn, na zisquezas peguen capabl ha peguen dign e voa da gommandi. Beza en devoa ueuse c'huec'h vloas ha tregont, ha roet en devoa deja e meur a occasion mercou eus he gouraj; ne zaleas quet da rei mercou caër a vertu hac a santeles. Commanç a reas dre regli he dy ha derc'hel un urs vad eu he bales. O c'houzout erfad peguement a ners en deus exempl ar prinç var speret he sujidi, e lequeas he studi da veva evel ur guir gristen. Gofes ha sacramanti a ree alies, ha hepret gant ur farveur ravissant. He vodes-

ti hac he respet en ilisou, a pere a tremeue bemdez cals amser, a inspire an devotion da guement hini er guele.

Un urs admirabl a lequeas ive etouez he soudardet hac an oll dud a arme; ne lese quet hep punition an distera domaj a rent d'ar bobl. O veza clevet penaus en devoa he arme græt cals a zisurs var bord rouanteles Spaign, na pillet memes an ilisou, e reas ober ho froces, hep graç na remission ebet, d'an officeren vrassa.

Ar prinç devot-mà pehini a rente quement a justiç d'ar re-all, a bardone æz ha facil ar gaou hac an injuriou a vize græt dezan he-unan. Daou eus he vreudeur a ziscle-rias brezel dezan, hac en em unanas ho daou evit he le-mel divar an trôn hac en em sesia eus he rouanteles. Ar sant o veza gounezet ar victor varnezo, elec'h eu em ven-ji, ne zisquesas dezo biscoas nemet pep seurt madelez. Ne ouffer quet lavaret peguement en devoe ar prinç santel da soufr ive a bers he ziou c'hoar-gaër. Quement-se ne viras quet na rentas dezo pep seurt servijou mad, pa voeut deut da veza intâveset.

He garantez en andret ar beaurien a voa e guirionez royal. Beza e voa protecteur ha tad d'an intâveset ac an orfelinet, ac e reas sevel evit-ho un nombr bras a hospi-talion, ous pere a reas staga renchou caër. Epad an daou vloas diveza eus he vuez e praticas mortificationou bras, hac e crescas he zevotionou hac he exerciçou a garantez.

O veza coneset clan erfin er guær a Chalon, ha rece-vet he sacramanchou gant un devotion ravissant, e var-vas evel ma varv ar re just, er bloas 593, oajet a eis vloas ha tri-uguent. Enterret e voe gant ur manifiçanç digo eus ur roue ac eus ur sant, en ilis abaty sant Mar-cel, pehini en devoa græt sevel a-nevez.

### REFLEXION.

Ar sant-mà a anduras cals ha pell amser gant daou eus he vreudeur ha gant he ziou c'hoar-gaër, conscoude n'en devoa bepret nemet pep seurt madelez evit-ho.

Au displijadur hac an affectionou a erru gueneomp a bers hor c'herent, pe tud hon ty, na d'int quet ar re nebeu-ta pounner na nebeuta c'huero; mæs mar hon eus ur guir vertu, a cafimp en hor patiantet ur remed ous un drouc quer bras.

Ret eo douguen hor c'hroas, ha douguen an hini a bij

da Zone rei deomp. Ma sonjemp ervad, e velfemp penaus an adversite pe an traou contrel a erru gueneomp, a so profitabloc'h deomp evit ne d'int domajus : beza ez int evel an holen pehini a vir na zeu hor c'halon d'en em gorrompi dre ar hijaduresou ha dre ar brosperite. Ma sonjemp peguement a servij d'hon avanç en hent eus an eê un displijadur recevet ac anduret gant ur batiantet christen, e andurfemp pep tra non pas epquen gant patiantet, mæs e hoas gant joa.

---

*An navet varn-uguent a viz Meurs.*

## SANT EUSTAS, ABAD.

AR sant-mâ a voe ganet e Bourgoign hac instruet gant sant Miet, iontr dezan hac escop eus ar guær a Langr.

En ur ober reflexiou var an danjerou e gaver er bed, e quemeras ar resolution da vont da glasq er solitud ur plaç suroc'h evit ober he silvidiguez. Hac en ur renonç d'he oll vadou ha d'an esperancou caer a elle caout, en em dennas e couent Luxeu, evit beva didan direction sant Colomban, abad en amser-se. Biscoas disquibl na reas mui a enor d'he vestr. He aquet evit ar beden, he ardeur evit ar binijen, he fidelite da viret an oll reglennou, a reas ma voe consideret a-neuse evel ur squèr a berfection.

Ar rouanes Brunho o veza chasseet sant Colomban eus he gouent, abalamour m'en devoa represantet dezi gant ul liberte santel ur faut e devoa græt, sant Eustas o velet an danjer a voa o chom eno, en em dennas gant sant Gall var douar ar roue a Austrasii, pehini ho c'hemeras didan he brotection. Sant Colomban o veza clevet an diguemer mad a voa bet græt dezo, a reas ive di evit beva assambles gant-ho.

An istim a ree ar priñç-se eus an daou disquibl a reas dezan receo gant joa ha gant carantez ho mæstr, da bedhin e roas da choas ar plaç a blijese gantan en he rouantelez. Sant Colomban a recevas an ofr eus ar priñç, hac a savas ur gouent nevez. O veza bet avertisset penaus a voa sesiet gouent Luxeu, ha penaus an oll religiuset pere a edo chomet eno, a voa en danjer da veza chasseet ec his

ma voa en het he-unan, e cassas di sant Eustās e cahte a abad. Ar sant-mā dre he zouçder ha dre he furnes a lequeas ar peoc'h hac a obtenas liberte da chom er gouent gant he oll religiuset.

He goenta sourci a voe da ober miret an oll reglamant a voa bet instituet gant sant Colomban. Eguis he exempl a instrue mui c'hoas evit he gomsou, e voe guelet souden ur ferveur vras etouez an oll religiuset. He garantez dreist-ordinal evit he vreudeur, ar sourci bras en devoa da bourvei d'ho ezomou spirituel ha corporel, an douçder gant pehini ho gouverne, quement-se oll soutenuet dre un ær a santeles a vije remerquet en he oll actionou, a c'honneas dezan calonou an oll, hac a zougas queit ar brud eus a gouent Luxeu, ma teue tud a bep-tu evit en em lacaat didan direction an abad santel, en hevelep fæçon ma en devoe ar gonsolation da gaout assambles en he c'houent c'huec'h cant religius devot ha vertuzus meurbet, etouez pere e couter sant Caignou, pehini a voe goude-se escop eus ar guær a Laon, sant Omer escop a Derouèn, sant Æchar eus a Noyon, hac un nombr bras a re-all, eus a bere ar merit ac ar santeles a ra gloar ha curunen sant Eustās. Beza en devoe c'hoas ar gonsolation gaër da velet ha da glevet san-cess en he c'houent cana an ofiç divin dre ar ferveur eus ar c'huec'h cant religius-se, pere oc'h en em sevel bepret an eil rum goude eguile, a gane hep discontinui noz ha deiz meuleudiou an Autrou Doue, ac a denne ar venedictionou eus an ce var an oll bobl.

Erfin ar sant-mā eus a behini ar vuez a voa un oræson casi continuel, a varvas er bloas 625, oajet var dro tri-uguent vloas.

REFLEXION

An abad santel-mā pehini a oa carguet eus a c'huec'h cant religius, a gave c'hoas amser avoalc'h evit ober oræson en deiz hac en noz, hac a gonserve hepret ur speret recueillet ac interieur e creis he oll labourou ac he oll sourci. Ha ret eo e teue ar sourci hon eus eua ar re-all da ober deomp en em ancoueac'haat hon-unan? Ha ret eo e teufe un affer dister da occupi hor speret, hete ober deomp coll an attantion requis en hor pedennou?

Ma vemp fidel da ober un usaj mad eus an amser, e cafemp amser avoalc'h evit renta da Zoue ar pes a

dieomp dezan, hac evit ober hou oll afferiou ha labourou, perc ho devezo atao un issu eurussoc'h, pa dennimp varnezo benediction an Antrou Doue dre ar bedeu ha dre an euvrou mad.

*Eil reflexion.* Sant Eustàs ha c'huec'h cant religius en ur memes gouent a gundue ur vuez fervant ha santel meurbet ; an exemplou caer a ree an eil d'eguile a roe dezo ur gouraj vras da avanç bemdez mui-oc'h-mui en hent eus ar berfection.

Comprenomp peguement a ners en deus an exempl vad, ha peguer goir eo penaus e vever santelamant, pa en em guever gant tud santel. Peguen important eo eta frecanti compaignunnes vad ! Pebes avantaj, pebes profit chom en un ty e pehini ez eus un ursa vad ha tud a zoujanç Doue!

---

### *An tregontvet a vix Meurs.*

## SANT IAN CLIMAQ, ABAD.

AR sant-mà estimet en he iaouanctis gant an dud habil eus he amser ahalamour d'he speret ha d'he aquaant bras, a renonças d'an oad a c'huesec vloas da c'hloar ar bed, d'an oll enorion ha d'an esperançou caer a elle caont, evit heulia ar mouvamant eus ar c'hraç pehini en inspire da vont en desert. En em retira a eure var menez Sina didan direction un hermit santel, pehini, o cavout ennan ur c'hoantegnez vras da zisqui, an doculite eus ur c'hronadur, ar simplicite eus un ene pur hac un obeissanç parfet, a reas dezan e her amser avanç meurbet en hent eus ar berfection. Goude maro he zirecteur santel, en em lequeas er gonent, ha ne sonjas nemet d'en em aequita eus he zever er fæcon ar parfeta.

Petra-bennac ma ho devoa religiuset menez Sina un abad pehini a gommanda var an oll hermitet eus an desert an Arabii, ha ma ho devoa ur gonent var ar menez, an darn-vuia couscoude anezo e veve ebars hermitajou separet

Sant Ian Climàq en em retiras ive en un hermitaj, e pelec'h e praticas epad daou-ugnent vloas iuuion ha mortificationou queu dreist-ordinal, ma oue hanvet Æl an

desert. He oræson a voa eun continuel, ha lavaret a eller ez eo ispicial ebars er gontemplation eus ar berfectionou divin hac eus a visteriou hor religion e receve digant Doue ar sclerijen surnaturel-se, pehini e deus græt he gonsideri evel unan eus an doctoret ha tadou santel an Ilis.

O veza bet choaset evit superieur hac abad eus an oll religiuset a venez Sina, e tescas dezo querset gant courraj en hent eus ar berfection, quen dre he exempl quen dre he instructionou, ha dre voyen ul levr admirabl pehini a gomposas, hac en deus evit titr : *Squeul an ee.*

Goude beza gouernet he religiuset epad pevar bloas, e teuas d'en em zisober eus he garg evit soujal epquen er momet dérua pehini a zlie he unissa gant Doue, ha leun a vertu hac a veriton, e varvas er bloas 605, e-tro an oad a bevar-uguent vloas.

Pa edo ar sant-mâ var ar poent da reuta he ene, an abad da behini en devoa roet he garg, er pedas gant cals a zaelou da obteni evitan digant Doue ar c'hraç na chomse quet he-unan pell var he lerc'h er bed : *En em gonsolit*, a respoutas ar sant, *mervel a rrot abars fin ar bloas*; hac en effet e varvas da benn dec mis.

REFLEXION.

An oll n'ho deus quet recevet an donæson a gontemplation evel ar sant-ma, mæs ne deus den ebet na ell medita, ober oræson a galou pe oræson mental ; rac ne d'é quet necesser caout quement-se a squiant nac a speret evit ober oræson.

Pep den a sant aoualc'h he ezomou : ar beaurien, ar re memes nebeuta instruet anezo, a voar ar fæçon da exposi ho miseriou, da zisquez ho necessite, hac e ousout excellant goulen sicour hac assistanç an dud vad. An exareiç eus an oræson ne c'houlen quet mui a speret : pephini a ell anaout he ezomou spirituel, ho exposi da Zoue, ha goulen he c'hraç hac he assistanç; peb-hini a ell chelaou e goelet he ene petra c'houlen Doue digantan, ha quemeret ar resolution d'he bratica gant ar sicour eus he c'hraç : cetu a-se ar guir fæçon da ober oræson. Doue a gar e parlantemp outâ simplamant ha gant fizianç.

An exereiç eus an oræson a so ur voyen vras, facil hac excellant evit eur-dur ur vuez vad hac evit avanç er vertuziou. En oræson e ro Doue cals a sclerijen d'an ene,

hac e ten ar galon da veza anflammet dre ar garantez divin : an oræson a rend an ene fervant ha courajus e servij Doue, en hevelep fæcon ma caf æz ha douç he lesen hac he c'hourc hemennou. Er c hontrol un ene, hep ar sicour eus an oræson, a chom sempl, digouraij ha languissant.

Mar d oc'h eta sourcius eus ho silvidiguez, na vanquit quet da ober un nebeut a oræson bemdez. Grit reflexion var ar virionez important hennac, gueich var ar maro, gueich var ar varn, gueich var passion hor Salver, gueich var ur vertu hennac, evel ar garantez, ar hurete, an humilite, etc.

Commancit ur veich d'en em reï d'an exerciç eus an oræson, ha gant grac Doue, dre ar sclerijen a raï deoc'h, e viot souden capabl da vedita var an oll mysteriou ha var pep seurt vertuzion. Ouspen ar profit a deuiot eus an exercic santel-mâ, e quefot ennen eals a gonsolation. Tanvait ha guelit peguer caër ha peguen douç eo en em antreteni calon ous calon gant Doue.

---

*An unan ha tregont a viz Meurs.*

## BUEZ AN DEN EURUS AMEDEE,

### DUC EUS A SAVOA.

AMedee a voa map da Louis eil eus an hano, ha da Anna, merc'h d'ar roue eus a Chypr. He vam vertuzus a inspiras dezan abred un horreur bras ous quement a alle displijout da Zoue, oc'h he elevi ervez reglennou an Aviel; hac ar prinç iaouanc a gonservas he innoçanc en ur dostaat alies ous ar sacramanchou. Passion hor Salvar a ree ar sujet ordinal eus he veditationou, hac he galon ez oa quen touchet ha quen tenereet epad he oræson, na elle quet miret na vize remerquet alies an daelou o coueza eus he daoulagat.

O veza bet demeset da verc'h a roue a Franç, e lequeas un urs admirabl en he balæs. Biscoas prinç ne voe caret mui, na nicun ne veritas muioc'h carantez he bobl. He vadeles hac he fæçon bepret gratius a ree dezan gounit calonou an oll, mæs he zevotion en rente c'hoas respetaploc'h

Goude he bedennou dious ar mintin, e assiste en oferen gant ur respet ha gant un devotion quen edifiant, ma lavarer penaus a voa aoualc'h guelet an duc en oferen evit caout devotion. Antren a ree goude-se en he gonseil, e pelec'h causion ar beaurien ac an intâveset a oa atao raportet da guenta. An injustiç a oa disoloet eno hepret ha punisset; ac an innoçanç a voa aur da veza difennet, sicouret ha protejet.

He garantez evit ar beaurien a voa quer bras, ma seblante n'en devoa quen sourci nemet d'ho soulaji, hac he blijadur oa distribui he-unan dezo he alusennou.

Ouspen an hospitaliou en deus græt sevel, e veler c'hoas e meur a ilis e Savoa hac e Piemont, presanchou caer roet gantan, pere a vezo en oll amser da zont ur merq eus he liberalite hac eus he zevotion.

He zevotion ne viras quet na roas mercou eus he gouraj hac eus he vaillantis pa oa attaquet gant ennemiet he stadou; ober a reas dezo santout penaus evit beza sant, ne vezer quet nebeutoc'h courajus.

An duc vertuzus-mâ a voe sujet epad he vuez da gouesa e drouc-sant. Un infirmite quen humiliant na servijas nemet evit purifia he vertu, he c'honsideri a ree evel ur c'hraç hac ur faveur eus an eê. Netra ne d'eo profitabloc'h d'ar re vras, a lavar-en, evit an infirmiteou: servijout a reont dezo evit trec'hi ners ar goall inclinationou. An afflictionou, emesan, en ur renta c'huero plijaduresou ar bed, a ra deomp clasq ar blijaduriou douç ha pur eus an eê.

En he glenvet diveza o veza græt guervel an itron an duches hac an autrounes guenta eus he balæs, e lavaras dezo: *Recommandi a ran deoc'h ar beaurien, exerci ar charite en ho andret; renti ar justiç hep respeti nicun, ha gri ma vezo servijet mad an Autrou Doue.* Goude beza recevet erfin ar gommunion hac an noên gant ar santimanchou-se a zevotion gant pere e achu ar sænt ho buez, e varvas e Vereeil er bloas 1472, d'an oad a seiz vloas ha tregont.

An esquibien pere a assistas en he enterramant, a gredo quer parfet e jouisse deja he ene eus ar repos eternel en eê, ma teusont da zeliberi ha lavaret a rasent oferen an anaoun. Arc'hescop Tarantees a lavaras an oferen a *Requiem*, evit en em gonformi d'an usaj eus an Ilis; mes

are bescop Torin a lavaras oferen an Itron Varia, hac escop Vercel hini ar Speret-Santel.

Done a zisclerias he santeles souden goude he varo dre un nombr bras a viraclou. Escop Vercel a raport e huesec mirael ha c'huec'h-uguent bras meurbet hac ispecial e faveur ar re a gouese e droue sant Iau. Ar pap Innoçant unneevet eus an hano-se en deus roet ar bermission da ober an ofiç en enor d'ar prinç eürus-mâ en oll stajou eus an duc a Savoa.

REFLEXION.

Cals a dud a glasq beza estimet, enoret ha distinguet etouez ar re-all, alies memes e reont cals a zispign evit quement-se prena quer a reont un nebeut poultr a daulont en daoulagat an dud, ha peurvuia ne rêr nemet goab anezo goude-se. An duc eürus Amedee a so bet respetet hac estimet meurbet gant he oll bobl epad he vuez, ha muic hoas goude he varo. Da betra ef-en dleour eus an istim hac eus ar respet universel-se? D'he vuez innoçant, d'he garantez evit ar beaurien, ha d'he zevotion. Peûr e teui an exemplou-mâ da ober impression var hor c'halonou?

---

*Ar c'henta devez a viz Ebrel.*

SANT HUG, ESCOP.

AR sant-mâ a voa guinidic eus an Daufine. He dad hanvet Odilon, digentil devot meurbet, goude beza roet mercou eus he gouraij e servij ar roue, en em retiras en ur gouent d'an oad a zaousec vloas ha tri-uguent, evit achui eno he vuez. Er gouent-se e vevas c'hoas trivec'h vloas er pratiq eus ar brassa pinijen, hac e varvas etre divrec'h he vap sant Hûg, escop en amser-se eus a Grenobl, digant pehini en devoa ive recevet an diveza sacramanchou.

He vam vertuzus a bratiqas en he zy an oll vertuziou e devize gallet pratica en ur gouent, rei a ree d'an oræson ha d'an euvron-mad an oll amser a chomme ganti goude beza lequeet urs en he zieguez. He modesti, he devotion hac he alusenuou bras he rentas souden an exempl hac

nac ar squêr eus ar groaguez christen. O vena coueset elan, e desiras guelet he map. Dout a eure, hac he assista a reas var he maro. An escop santel-mâ en devoe ar gonsolation da velet o vervel ec'hiz ur santes, ur vam pehini e devoa en elevet gant quement a sourci e doujanç Doue, ha pehini e devoa roet dezan quen lies a exempl vad.

Sant Hûg, goude beza tremenet he mouanctis en ur burete anjeliq, a voe græt chaloni eus ar guær a Valanç. He vuez exemplus hac edifiant er stad-se a reas da habitantet Grenobl er goulen evit ho escop digant al legat eus ar pap Gregor seisvet. Al legat en accordas dezo gant aoulvui a joa, ma anaie guell evit nicun he vertuziou excellant; *mæs* ne voe quet quer facil resolvi ar sant da accepti ar garg-se. He humilite a reas dezan mont souden da gavout al legat ha d'he bidi gant cals a zælou d'en ispansi a guement-se; *mæs* al legat en em servijas eus he oll autorite evit he oblija da accepti ar garg.

Pa guemeras possession eus he ilis, he galon a voe mantret, o velet ar stad deplorabl e pehini e cavas he escopti. An usureres ha pep seurt dissolutionou a voa commun etouez ar hobl. Ar pastor santel a reas he oll hossibl evit calma ar goler a Zoue; tremen a ree cals amser en deiz hac en noz o vocla var an disurs eus he hobl; hac e quemere cals a boan da instrui ha da exhorti pep unan, particulieramant ar re iguorant. Doue a chelaouas he beden, hac a *roas* un hevelep benediction d'he labour, ma voe *guelet* hep dale ur chenjamant bras etouez an oll.

Ar prelat vertuzus-mâ eo a roas da sant Bruno ur plaç en he escopti, hanvet *Chartreus*, e pelec'h e savas ar c'henta gouent eus he urs. Er gouent-se e tremene an escop santel an amser a chomme gantan goude beza en em acquitet eus he fonctionou pastoral. Queit a ma vize eno e veve ec'hiz ar religiuset, ober a ree ar memes mortificationou, ha n'en em distingua en ho zouez nemet dre he ferveur dreist-ordinal. Pa vize en he dy he-unan, e cundue cast ar memes trein a vuez; he iuniou a oa contruuel, he zispign ac he veubl a oa dister evit gallout rei gant mui a larguentez d'ar beaurien, quer mortifiet ha quer reservet e voa en he sellou, ma raporter penaus epad hanter-cant vloas ma voe escop, ne sellas morse ous ur vreg en he fac, labourat a ree da unani ar re a voa savet division etreso; hac he ober a ree quer calonec, ma eu

em daule chars ho zreit evit ho angaji d'en em reconcilia; en ur gofes pec'herien bras, e scuille ur mor a zaelou, o tisquez dezo dre eno ar pes a zlient oher ho-unan.

Doue evit purifia mui-oc'h-mui he galon, a hermetas ma voe tourmantet epad daon-nguent vloas gant tentationon rust hac humiliant, ous pere e resistas hepret gant ur gouraij ferm ha constant; ouspen-se e soufras un droue penn eau continu epad ouspen tregont vloas.

En he glenvet diveza en devoa hepret dirac he zaoulagad he gruefi hac imaij ar Vere hea Vari. Pa zeue da voredi, ne oa ret nemet prononç dirazan an hano santel a JESUS hac a VARI evit he dihuna. Ne aucoueas quet ar beaurien er momet diveza-se, hac o tesrout mervel paonroc'h e'hoas evit-ho, e ordrenas distribui dezo quement tra a voa chommet gantan. Erfin oajet a bevar-uguent vloas ha leun a veritou, e rentas he ene da Zoue er bloas 1132.

REFLEXION.

Tad sant Hùg hac he vam ho deus het ar gonsolation guer da veza het assistet var ho maro gant ho map, pehini a voa un escop quer santel. Meritet ho devoa ar gonsolation-se dre an exempl vad ha dre an descadures christen ho devoa roet dezan en he iaouanctis. Ha c'houi a fell deoc'h receo consolation digant ho pugale? Instruit-ho mad, inspirit dezo abred doujanç ha carantez Doue, ha certen ho devezo doujanç, respet ha carantez evidoc'h. Ur c'hronadur desquet mad, ur chrouadur fur a so gloar ha contantamant he dad hac he vam, evel ur map goall desquet, ur map mechant ha libertin a vezo abred po diveat ho zisenor ac ho brassa chagrin.

---

*An eil devez a viz Ebrel.*

## SANT FRANCES A BAUL.

AR sant-mâ guinidic ens ar guær a Baul e Calabr, en em retiras abred en desert, e pelec'h e cundusa ur vuez anjeliq.

Ar brud eus he santelez a reas da gals a dud dont

d'he pidi d'ho receo en he hermitaij, evit disqui gantan ar guir hent eus ar silvidiguez. Ar sant en em gavas oblijet da sevel ur gouent evit gallout ho loja oll, hac a roas dezo ur reglen admirabl evit ho c'hondui d'an huela perfection. Evelse eo a commanças an urz santel eus an tadou Minimet, pere ouspen ar mortificationou bras a braticont, an em oblij dre ven da ober bepret abstinanç a guiq hac a læz. Humilite ar fondator santel a reas dezan henvel he religiuset *Minimet*, ar pes a sinifi ar re distera, pe ar re viana eus an oll.

Ar roue eus a Franç Louis unnecvet eus an hano-se dele'het dre ur c'hlenvet ous pehini ne gave remed ebet, o veza clevet comps eus he santeles hac eus he viraclou, a c'hoanteas he velet, hac a reas he bidi da dont d'he gavout. An den santel a reas meur a viracl epad he veaich evit dont e Franç; mæs lavaret a elleur penaus he humilite e creis an oll enoriou a voe græt dezan, ne voa quet ar biana eus he viraclou. Ul legat eus ar pap ne vize quet bet recevet gant mui a enor eguet ma voe diguemeret Frances e Baul er guær e Napl. Pa dremenas dre Rom, ar pap en recevas eguis un Æl eus an eê. Pa antreas er guær a Borm e Provanç, pehini e voa affligjet gant ar vocenn, ar re glan en em gavas pare. Recevet e voe e Franç evel un den pehini a zeue a bers Doue. Ar roue gant he brincet e fisquennas evit he diguemeret, hac en recevas gant quement a enor hac a respet evel pa vize bet ar pap. Ar roue en ur postur humbl, er pedas da bidi Doue da asten dezan he vuez. Ar sant a respontas evel ur profet : *Prinç bras, buez-ar rouane e deus he zermen evel hini ar re-all : græt hoc'h eus d'in dont amâ evit obtem deoc'h digant Doue ur vuêz hiroc'h, ha Doue am digaç betec enoc'h evit ho tispesi da ur maro santel.* Ar roue pehini en devoa bet bete neuse ur spont bras rac ar maro, e chelaouas an arret-se gant ur soumission quer bras, ma voa soueset an oll. Goude beza reglet he afferiou dre avis an den santel pehini a dremene gantan diou pe dair heur bemdes, e varvas erfin etre he zivrec'h gant ur resination parfet da volonte Doue ha gant santimanchou caer a zevotion.

Mæs ar pes a so admiraple, eo comportamant ar sant bras-mâ, pehini a voa bepret quen humbl, quer paour, quen interieur ha quer mortifiet e creis an enoriou-se, evel pa voa en he hermitaij. N 2

Erfin an den Doue-mà quen enoret ha quen humbl, ar profet-mà pehini ac devoa græt quement a viraclou, goude beza guelet he urs fountet an Itali, e Franç, e Spaign hac ac Allemagn, admiret gant an oll bobl ha leun a veritou, oc'h en em gavout clac, a reas d'ar iaou amblit ha sicour da vont d'an ilis, e pelec'h e covesaas hac e recevas ar gommunion; ac o veza græt he zouguen d'he gampr, e varvas autronos da zeiz Guener ar groas, er bloas 1507, oajet a unnec vloas ha pevar-uguent.

He gorf santel a chomas meur a zevez exposet en ilis, evit contanti devotion ar bobl pehini a zeue e foul d'he velet: da benn unnec devez goude ma varvas, e voe lequeet en be ve, hac e voa quer fresq evel pa vize bet leun a vuez.

*Maximou spirituel sant Frances a Baul.*

1. Calon an den ne vezo biquen contant nac e repos, ma ne d'è vertuzus ha devot.

2. An hini pehini ne d'è quet humbl, ne d'è e gurionez na devot na vertuzus.

3. O peguer bras è Doue! O peguer bian ha peguen dister eo an den! Mæs pa'z è un Doue ac em reutet bian, pa'z è en em humiliet hac ac em aucantisset, pelec'h en em lacaì an den?

4. An humilite hac ar garantez a so an daou fondamant eus ar berfection gristen.

5. En em gonsiderit bepret evel an diveza hac an distera eus an oll, ha mar digouez deoc'h lavaret quemant-se ac'hanoc'h hoc'h-unan, leverit-ac en ho calon, abars he bronong a c'henou.

REFLEXION.

An humilite en ar fondamant eus an oll vertuziou, hac a denn pep seurt graçou eus an cè. En em exercomp eta er pratiq eus ur vertu quen necesser ha quen avantajus. Evit ma vezimp humbl, ne faut nemet antren enomp hou-unan, consideri hor frajilite, hor sempladures, hon neant hac hor pec'hejou. Peguen dister ve ar santimant hor ba ac'hanomp, ma sonjemp a barfetet e quement-se. Ha ni a grete neuse en em breferi d'ar re-all, na sonjal memes a vemp couls hac int-hi? Neuse e teufemp d'en em zisprijout hon-unan, neuse e velfemp sclær penaus a veritomp beza disprijet gant an oll, hac e soufremp a galon vad an injuriou, pa da viana gant patiantet bac hep en em glem.

*An drede devez a viz Ebrel.*

## SANTES MARI EGYPTIANES, PENITANTES.

MARI Egyptianes a guitaas en he iaouanctis he c'harent evit mont d'ar guær a Alexandria : eno e eunduas ur vuez direglet, hac e couesas er brassa disurs. Ar plac'h-mâ, o velet un deiz ur foul bras a dud o vont da Jerusalem evit celebri gouel exaltation ar groas, a ieas iva dre gompaignunez gant ar re-all, mæs pa falveas dezi antren en ilis, e voe arretet gant un dorn invisibl. Compren a reas ervad penaus oa he c'brimou a vire out-hi na elle guelet ar groas sacr var behini en devoa accomplisset Jesus-Christ redamtion ar bed-oll. Neuse e commanças gouela hac hirvoudi gant ur glac'har hac un horreur bras ous he fec'hejou tremenet, hac o velet a-bell imaj an Itron Varia, e lavaras gant ur galon mantret hac humiliet : *Mam a vısericord ha refuj ar bec'herien, sellit a druez ous ar vrassa pec'heres eus ar bed ; ne veritan quet receo an abondanç-se a c'hraçou a zeu Doue da scuilla en devez-mâ var an eneou pur ; mæs na revusit quet d'in ar gonsolation da velet ha da adori ar groas santel var behini en deus va Salver scuillet he voad evit silvidiguez va ene, hac e prometan e guitaïn ar bed, evit gouela bete fin ma amser ar c'hrimou eus va buez.* Neuse e antreas en ilis hep ampechamant na resistanç ebet ; en em brosterni a reas dirac ar groas sacr en ur arrousi ar pave gant he zaelou ; ha goude beza purifiet he ene dre ar sacramant a binijen, e partias evit mont er solitud, e pelec'h e praticas ur binijen eston epad seiz vloas ha daou-uguent, en ur veva gant grision louson epquen.

Un hermit santel hanvet Zosim, o veza eet un deiz doun en desert, a rancontras anezi. Seblanti a rea dezan guelet ur spès, quement e voa chenjet ha defiguret gant an heaul hac an amser ; mæs ar santes en em strincas d'he dreit oc'h he c'hervel dre he hano, petra-bennac n'e devoa biscoas he anaveet : *Tad Zosim*, emezi, *roït, me ho ped, ho penediction d'ar vrassa pec'heres eus an douar.* Disclerïa a reas dezâ an disursou eus he iaouanctis, hac ar gombajou horribl a devoa bet da souten, an

tentationou bras a bers an drouc-speret ac a bers ar c'hiq gant pere e voa bet tourmantet epad seitec vloas en desert memes; ac e ajoutas erfin pensus, ma ne voa quet eu em gollet, e voa un effet pur eus a visericord an Antron Doue. Neuse sant Zosim oc'h en em brosterni e faç ous an douar, a lavaras : *Meulet ra vezo Doue pehini a seuill gant quement a abondanç an tensoriou eus he visericord var ar re a c'hoanta ho receo. Pidi a ran an Doue-mâ a vadeles da rei deoc'h he venediction, ha da achui enoc'h an ouvraj a berfection en deus commancet. Meulet ra viot da jamæs, o va Doue, da veza græt d'in anaout ar faveuriou a accordit d'ar re ho deus ho toujanç. O peguer guir ê ne abandonit morse ar re a laca ho fizianç enoc'h!*

Ar santes, goude heza be hedet da zont d'he aseramanti d'ar ison amblit var bord rivier Jourden a pelec'h he c'hafse, en em dennas pront en he desert. Zosim ne vancas quet da zont d'an deiz m'en devoa prometet dezi; hac ar santes e erruas er memes amser en tu-all eus a stær Jourden. An difficulte oa da dremeu ar rivier, mæs ar santes o veza græt sign ar groas, a guersas var an dour, evel m'he devize græt var an douar.

Goude m'he devoa bet an eur da receo ar gommunion, e c'houlennas ar c'hraç digant Zosim, quenta guech ma teuse en desert, da zont c'hoas d'he c'havout er plaç quenta m'en devoa-hi cavet : *eno*, emesi, *em c'hefot er stad ma plijo gant Doue*. Da benn tost da ur bloas e tistroas sant Zosim evit he guelet; mæs he c'havont a reas maro, astennet var an douar, ha quer freaq evel ma vize nevez dremenet, hac e cavas scrivet ar c'homson-mâ : *Tad Zosim, anterrit amâ dre garantez corf ar bec'heres Mari, pehini a varvas da zeiz guener ar groas, antronos ma ho poa-hi sacramantet*. Zosim a enterras ar c'horf santel gant eals a respet; hac o veza distro d'he c'honent, e crescas he binijeu.

Ar santes-mâ eus an Egypt a varvas var dro ar bloas 425.

REFLEXION.

Ne d'è na guir na sincer ho conversion, ma n'em hellat dious an occasionou ens ar pec'het. An nep ne guita quet an occasion ens ar pec'het, a gar ar pec'het, ha pion-bennac a gar an danjer, en em gollo ennan.

Peguer bras bennac oa ar glac'har e devoa ar guir benitantes-mâ, peguer parfet bennac oa he c'hontrition, ne dalcas quet gonde he c'honversion da renonç d'ar bed. En ur sortial eus an ilis, e pelec'h e devoa recevet an absolveu eus he fec'hejou, eu em dennas en desert, evit pellaat dious an occasionou maleurus a gave er bed.

Netra ne d'é courajussoc'h evit ur galon a guirionez convertisset.

---

*Ar bevare devez a viz Ebrel.*

## SANT PLATON, ABAD.

AR sant-mâ a voe ganet e Constantinopl. Goude maro he dad hac he vam, e oue lequeet didan gouarnamant ur ioutr dezan, pehini a guemeras sourci bras d'en elevi ervad er studi ac er vertu. Petra-bennac ma voa iaouanc, pinvidic hac eus ur famill distinguet, e quitaas pep tra evit en em retira en ur gouent, e pehini e viret ur reglen austerus meurbet. Pa c'houlennas beza recevet etouez ar religiuset, an tad superieur a fallas dezâ en disalia, en ur lavaret n'en devoa quet ners avoale'h evit souten ur vuez guer rust; mæs respout a eure gant modesti *Ma n'edoun quet capabl, va zad, eus a draou bras, prest ha disposet oun da obeissa deoc'h e quement a ordrenot d'in; ur volonte vad am eus, ha lacaat a ran va fiziançe graç Doue.* Ur respont quer fur ha quer courajus a reas ha receo. Biscoas ne voe guelet ur religius humploc'h evitan, na fideloc'h da viret an oll regleunou. Au oræson hac ar studi eus ar scritur sacr a rea he oll deliçou, ha destum a eure eu ul lèvr an traou caëra comprenet e scridou an tadou santel eus an Ilis.

Goude beza presegnet e Coustautinopl, ha græt eno ur mad infinit, e voe græt abad eus a gouent Saccùd. Ar gouent-se a devoa ezom eus ur superieur santel evit ha reformi : ar sant-mâ er greas. Assista a eure ive en eil c'houcil general a Nicee, e pelec'h e roas mercou eus he squiant bras hac eus he zêl ardant evit an Ilis

An impalaer o veza deut var hoez un digare fall da zilesel he vreg evit quemerat un all, an den santel-mâ,

pehini n'en devoa respet humen ebet, a représantas dezan ar goall exempl a roe dre eno d'he bohl. Ar prinçse, dallet gant he inclinationou direglet, a reas he arreti hac he derc'hel en ur prison. Petra-bennac ma soufre eno ur guir verzerinti, e vize guelet bepret quer contant ha quer recueillet ec his pa vize bet en he gouent. Var dro ur bloas goude, ar prinç maleurus-se o veza collet he stadou hac he vuez, ar sant a sortiss eus he hrison hac a zistroas d'he abati.

Pa sautas e tostee he heur diveza, e c'halvas an oll religiuset, ha goude beza roet dezo he venedictiou, e reas he douguen var vord he ve. Quentre ma remercas ar plaç destinet evit he enterri, e lavarsa : *Cetu ar plaç eus va repos bete fin ar bed.* He union gant Doue a oue continuel betec ar momet diveza, ha ne chanas da bidi nemet pa chanas da veva. Mervel a eure d'ar sadorn araue ar sùl Bleuniou eus ar bloas 813, oajet a naoutec vloas ha triuguent.

Sant Theodor, ha zisqubl hac he successor, pehini en deus scrivet histor he vuez, a zeu d'he achui dre ar bedeumà : *Pasce mecum hunc gregem quem multo labore et sudore collegisti, etc.* « Va zad santel, plijet gueneoc'h sellet » ouzomp eus an eê, ha va sicour da instrui ha da c'houarn » santelamant ar vanden religiuset pere ho deus coustet » quement deoc'h da assambli ha da elevi. Beilhit varnezo, conservit-ho ha plijet gueneoc'h protejı quen ar re » a so avancet eu heut eus ar berfection, quen ar re a so » c'hoas o commanç: heza ez int oll ho pugale, quercouls » hac an hini hoc'h eus leset dezo evit tad, bezit protector » evidomp-oll dirac Doue, evit ma teuimp da viret » gant fidelite he lesen hac he c'hourc'hemenuou, da imita » an exemplou a vertu hoc'h eus roet deomp en ho puez, » ha da herseveri bete'r fin er'santeles a c'houlen ar stad » a pehini oump angajet. »

REFLEXION.

Ar sant-mà en he glênvet diveza a reas he zouguen var bord he ve, hac e sellas ontan gant joa. Bevomp ervad, ha ne soujmp quet ar maro.

Na chasseit quet eus ho speret a souj eus ar maro evel ur souj importun pehini a zeu da droubli ho joaüsdet hac ho plijadureson ; quement-se ne raë nemet ntourdia hoc'h

ene evit un nebeut amser, ha ne viret quet na zeufe sonden ar memes sonj pe un all bennac d'ho troubli.

Un dra necesser eo en em brepari da vervel ervad. Mervel a allit er bloas-má, martese abars fin ar sizun, hac birio memes : cacout a ellet ur maro subit; ret eo eta sonjal er maro, un affer eo eus ar vrassa consequanç, pehini ne reot nemet ur veich epquen, e pehini eo danjerus mancout, ha mar manquit, ho faut e so irreparabl.

Liquit urs en ho coustianç; en em liquit er stad a pehini e carrac'h beza cavet an ho heur diveza, hac e quifot douç ar sonj eus ar maro. Ar sonj-se quer c'huero evit ar re a heul ar bed, a rai ho consolation en ho poanion hac affictionou. Ar sonj-se eus ho fin diveza a servijo ive meurbet evit ho tistrei dious ar pec'het, hac evit hoc'h excita da bratica ar vertuziou.

---

*Ar bempvet devez a viz Ebrel.*

## SANT VINÇANT FERRIER.

AR sant-má a voa guinidic eus a Valanç e rouantelez Spaign. He vrassa plijadur, en amser ma edo c'hoas bian, oa en em antretenı gant ar vugale-all eus a Zoue hac eus a draou devot ha santel.

D'an oad a driveo'h vloas en em ofras da religiuset sant Dominic, pere, oc'h anaout he vertu, en recevas evel ur presant eus an eê.

An drouc-speret a reas he oll effort evit he drec'hi pe da viana evit he equisa an he zigouraji dre ar brassa ha danjerussa tentationou; mæs gounit a reas ar victor var he adversour dre an oræson ha dre ar vortification. Ur gourtisanes infam ha maleurus, poulset gant an drouc-speret, o veza antreprenet d'he alia da bec'hi, a comsas out-hi a ber gomson, mæs gant quement a ners ma tenas hi d'en em gonvertissa var an heur, ha da repari ar rest eus he boez ar goall exempl e devoa roet.

He oræson a voa casi continuel : en ur studia memes e ree oræson evit teuna graç Doue var he studi ; dre-se ive e recommand quement en he lèvr eus ar vuez spirituel, unissa bepret an oræson gant ar studi. *Ha c'hout a fell*

*deoc'h, emezan, studia gant frouez? Grit ma teui an devotion da accompagni bepret ho studi; consultit mui c'hoas ar Speret Santel evit al levriou, ha ne chanit da c'houlen digant Doue ar c'hraç da entent ha da gompren ar pes a lennit. Ar studi a so fatigue: deut da zisquisa a amser da amser er gouliou sacr eus a Jesus; ur momet a repos en he galon sacr, a ro un ners nevez hac ur sclerijen nevez. Savit alies ho speret hac ho calon var-zu Doue; na gommancit ha na achuit morse ho studi nemet dre ar beden; ar squiant a so un donæson a Zoue, ha non pas ar frouez nac an ouvraj eus hor speret pe eus hor labour.*

An den santel-mà a gompose ive he sermoniou e treit ar crucifi, hac an oll a remerque sceler penaus an ners hac an ouetion ho devoa, na zeu quet eus a ur sourcen-all.

O veza het græt missionner apostoliq, e commanças ha vissionou e rouantelez Spagn. Ar c'honversionou bursudus a reas e Cataloign, e Murcu, Castill, Arragon hac e Asturii, a veritas dezan an titr glorius a abostol eus a Spagn. Goude-se e teuas e Franç, hac e reas ur mad infinit e Languedoc, e Provanç hac en Dauphine. Conta a rêr penaus e convertissas e rouantelez Spagn epquen pemp mil varn-nguent a Iuzevien, hac ouspen eiz mil a Sarasinet, hep conta ar c'honversionou all pere na ellenr quet nombri.

Ar gurioueou terribl eus hon religion, ar maro hac ar rigueur eus ar varn diveza a ree ar sujet ordinala eus he sermoniou. Preseg a ree gant quement a ners, ma lequee ur spount bras en eneou caledet er pec'het, ha goude-se e teue da c'hounit ho c'halonou dre an donçeder hac an ouetion eus ha gomsou, ha dre ar fizianç a inspire dezo e madelez an Autrou-Doue. Alies e vije oblijet da devel e creis he sermon, dre al leuv hac ar c'hri a save etouez an dud, ha neuse e vesque he zaelon gant re an auditoret.

Goude he sermon, en ur disquen eus ar gador, en em lequee er govessional, en he oll veachou e vire ar reglenou eus he urs, epad daou-uguent vloas e iunas bemdez nemet da sul, ha ne gousque nemet var un nebeut plous.

Ar roue eus ar Vro-Saus o veza clevet coms eus ar burzudou a rea Doue dre an den santel-mà, a scrivas dezan da zont en he rouantelez, hac en recevas gant muia enor evit ne devize græt da ur prinç souveren. Ar sant a brezegas eno, hac a reas quement a vurzudou eval m'en devoa græt e lec'h-all.

O veza distroet e Franç, an duc a Vreas er pedas da zont da ra ar mission en he stadon. Ar sant a labouras gant quement a frouez e Breis hac e Normandi, ma voe guelet souden ur chenjamant caer, quen etouez an dud a ilis, quen etouez an noblanç hac ar bobl.

Erfin ar sant bras-mâ uset gant quement a labourou ac a vortificationou, ha pehini abaoe pell amser ne veve casi nemet dre virael, a gouesas clan er guær a Vened, e pelec'h e achuas ar sacrifiç eus he vuez er bloas 1419, e tro an oad a zec vloas ha tri-uguent.

Conta a rèr bete eis cant miracl ha tri-uguent græt gantan en he vuez, hep conta ar re en deus græt goude he varo, eus a bere an nombr a gresq bepred.

REFLEXION.

An droue speret ne ehan oc'h hon attaqui a-hed hor buez dre bep seurt tentationou; mæs he dentationou ordinala hac importunussa eo ar re a-enep ar burete. He oll effort a ra evit ober deomp coll ar vertu anjeliq-se, dre ma oar penaus ar faveuriou special eus an cé n so evit an eneou pur ha chast. Mæs va breur ha va c'hoar guez, quemerit couraj, dalc'hit ferm, liquit ho fizianç e Doue, ha bezit nense persuadet penaus an oll dentationou-se, peguen bennac ma patant, ha peguen horribl bennac e vent, pell dious ho renta coupabl na disagreabl da Zoue, ne raint nemet ho renta puroc'h hac agreaploc'h d'he vajeste divin.

---

*Ar c'houec'hvet devez a viz Ebrel.*

SANT AYBER, HERMIT.

SAnt Ayber a voa map da ur soudard eus a Flandres, pehini en lequeas de zisqui lenn gant ur mæstr mad. Ar c'hrouadur a zescas e ber amser, hac he vrassa plijadur oa lenn levriou devot, eus a bere e profite meurbet. Alies e save en noz evit pidi Doue e treit he vele, mæs o veza bet surprenet ur veich er stad-se, en em denne gonde-sa secretamant e ersou al loenet evit ober he oræson.

Ar paotric iaouanc-mâ, o veza clevet coms eus a gonversion hac eus a binijen un hermit pehini a voa maro ne-

vez evel ar sant, en em santas quen touchet ma quemeras ar resolution da guitast ar bed evit oher pinijen. En em lacaat a eure didan direction un hermit santel, hac he imita a reas en he iuniou, en ha veillou hac en be binijennou. Chom a reent alies eis deiz hep guelat tam bara, ne reent morse tân, hac ho bevanç ordinal a voa grisiou çris; an darn-vuia eus an deiz hac eus an noz a dremenent en oræson, o cana salmeu ha meuleudiou an Autrou Doue. An hermit a oferenne bemdez, hac he zisquibl santel a gommunie ive bemdez gant un devotion hac un ferveur bepret nevez. Ar bara-mâ eus an Ælez eo a roe dezo ners evit en em souten en ho mortificationou quen extraordinal.

Sant Ayber d'an oad a dri-uguent vloas en em dennas en un desert rustoc'h, e pelec'h e, creseas e hoas he binijen. Na eller quet hep ur miracl en em vaga gant quen nebeut a dra evel ma ree, ha heva queit amser. An autor pehini en deusscrivet he vuez, a verq penaus he binijennou dreist vusur ho deus græt ur merzer anezan, ha penaus e tremene evit ar burzud eus he amser. Na zebre mui a vara na cals na nebeut; hac evit castia davantaj he gorf, e andure ar sec'het, oc'h en em briva alies eus a zour memes ar pes ne viras quet na vevsa e hoas uguent vloas er façon-se.

Escop Cambra var ar brud eus he santeles en obligas da recev an urson sacr. O veza belec, e celebre an oferen gant ur ferveur hac un devotion an tenera. Sourcius e voa ive da gofes quement hini en em bresante, ha guelet e vija ur chenjamant quen admirabl er re a zeu da gofes daventan, ma lavare pep-unan penaus evit en em gonvertissa, ne voa nemet mont da gofes gant sant Ayber.

Ersin leun a veritou, e rentas he ene pur da Zoue er bloas 1140, oajet a bevar-uguent vloas.

REFLEXION.

Sant Ayber o clevet coms eus ar binijen hac eus ar maro eürus eus un hermit, en em dennas en desert evit ober pinijen he-unan. Ur galon pur a so sensibl d'an distera touch eus ar c'hraç, ha fidel da heulia inspiration ar Speret Santel. Pebes impression a ra var hor c'halon-ni an touchanta reflexionou hac ar santela inspirationou! Un ena, dallet dre ar pec'het ha dre an inclinationou direglet, na vell banne e creis ar brassa sclerijen.

*Eil reflexion.* Souëset oump o clevet ar binijen vras en deus pratiquet sant Ayher, goude ur vuez quer pur ha quen innoçant. Mæs na dleomp-ni quet beza quen souëset, o velet penaus ne fell quet deomp ober an distera pinijen goude beza cometet quen lies a bec'het? Jesus-Christ en deus discleriet ez eo striz hent an eê : ha ni a ell sonjal e ve bet ledanneet evidomp-ni?

---

*An seisvet devez a viz Ebrel.*

## BUEZ AN DEN EURUS HERMAN, RELIGIUS.

AR servijer fidel-mâ da Zone ha d'ar Verc'hes Vari, a voa guinidic eus an Allemaign. A vianic e voa ur c'hronadur parfet, douç hac obeissant meurbet. Elec'h en em amusi gant ar c'hoariou ordinal d'ar vugale eus he oad, en em retire en un ilis dediet d'ar Rouanes an eê, e pelec'h e tremene en oræson un amser vras eus an deiz. Eno prosternet dirac imaj Mam Doue, er c'hlevet oc'h adressi he beden gueich d'ar Vam, gueich d'ar Map, gant ar simpliète santel-se pehini a ell Doue epquen da inspira da un ene innoçant.

Devotiou ar c'hronadur-mâ a voe agreabl bras da Zone ha d'ar Verc'hes sacr, hac e voe evitan, epad he oll vuez ur sourceu a c'hraçou hac a faveuriou special. An Itron Varia a apparissas dezan meur a veich, hac a reas dezan santout an effet eus he protection en he oll ezomou quen spirituel quen tamporel.

He guerent o veza tud paour, n'ho devoa quet ar gommodite d'eu derc hel er scol; mæs dre un effet eus ar brovidanç e voe recevet en ur gouent eus a urs sant Norbert, e pelec'h a eure he studi hac e reas ur profit bras er squanchou, hac ur profit brassoc'h c'hoas er vertuziou. Caret a ree quement ar vortificationou hac ar soufrançou, na vize quet eu em gavet contant, ma vize bet ur momet hep soufr, abalamour, emesan, amser ar vuez-mâ ne dle beza nemet un amser a binijen. Celebri a ree ar sacrifiç eus an oferen gant ur ferveur dreist-ordinal : e pep oferen e vije ravisset he speret, hac avision e chomme extasiet ne neubeut amser.

Doue evit purifia he vertu hac evit moderi ar gontantamant hac ar joa a elle rei dezan ar faveuriou extraordinal-se, a bermetas ma voe humiliet gant tentationou hir ha fachus, ha ma voe affliget gaot meur a infirmite corporel.

He boaniou interieur hac he anquen a gresque peurvuia un nebeut diaguent ar goueliou bras. Evelse eo e prepare an Autrou Doue dre soufrançou nevez an ene innoçant-se da receo ar graçou dreist-ordinal pere en devoa custum da ober dezan er solamteou vrassa.

Erfin he ene sautel, carguet a guement a faveuriou eus an eê, a ieas da receo ar recompanç dleet d'he fidelite ha d'he innoçanç, er bloas 1233.

REFLEXION.

Ho pêt ur fizianç vras er Verc'hes Vari, pa'z ê ho mamm; en em adressit dezi eu ho necessiteou spirituel ha temporel; exposit dezi gant simplicite hoc'h ezomou, goulennit diganti ar pes a so necesser deoc'h evit beva hac evit servija Doue; caret a ra ar franquis hac ar familiarite-se. Ur vam a guemer plijadur o velet he c'hrouadur oc'h en em adressi dezi gant fizianç: MARI n'he deus quet nebeutoc'h a garantez evidoc'h eguet ho mam, ha mui a c'hallout he deus.

*Eil reflexion.* An den ssotel-mâ a voa mui tourmantet gant ar speret tentator pa dostee ar goueliou brassa, da bere eu em brepare gant ur ferveur nevez hac e pere en devoa custum da receo faveuriou bras eus an eê. An drouc speret ne ra morse mui a effort evit tenti, inqueti ha troubli ur c'hristen, evit en amser ma en em brepar ha ma'z ê disposet da ober ar mad, dre exempl, d'en em rei oll da servij Doue, da renonç d'ar plijadurezou vean eus ar bed, ha da bratica ar vertu. Mæs ar poaniou interieur a santer neuse, ar sec'hour-se, an dentationou-se memes a dle excita ha crisqui hor ferveur, hac ober deomp redoubli hon devotionou quent evit ho diminui. Pebes maleur eo evit ar re pere, dre defant a gouraij, a so dalc'het hac arretet gant al laçou-se a steign dezo an drouc-speret!

*An eisvet devez a viz Ebrel.*

## SANT HOSPIS, HERMIT.

SANT Hospis guinidie eus a Franç, o clevet coms eus ar vuez santel a gundne an hermitet eus an Egypt, en devoe ur c'hoant quer bras d'ho imita, ma tremenas ar mor evit mont da zisqui gant ho ar guir hent eus ar silvidiguez hac eus ar berfection. Æz è compren pebes impression a reas an exemplon bras-se vertu var ur galon disposet quen mad. Admira a rec e darn anezo ar grueldet innoçant gant pehini e castient ho c'horf, e darn-all ar silanç perpetuel da behini en em gondaonent; hac enno oll ar speret a vortification, ar speret a oræson hac ar garantez pur hac ardant ho devoa evit Doue.

Hospis a zistroas e Franç, resolvet da bratica an exemplon bras en devoa guelet en Egypt. O veza debarquet e Provanç, e choasas evit he zemeuranç ur c'hoz tour abandonet e-hars ar mor, eno occupet eus a Zona epquen, e poulsas ar binijen hac ar vortification bira ma voa possibl dezan gant ar sicour eus ar c'hraç. Donguen a eure ur ciliç rust gant ur chaden houarn en dro d'he gorf, he iun a voa continnel, ha durant ar c'horaïs e redoublé he binijen, ur maread-amser bemdez en em occupe da ober panerou hac ouvrajou all gant broen; ar rest eus an deis hac an darnvuia eus an noz a voa consacret d'an oræson.

Doue a favorisas ar sant-mâ eus an donæson a brofecii. Disculia a reas an irruption hac an distruij bras a dlie ober ar bobl eus a Lombardii e douar Franç, hac avertissa a eure ar bobl divar ar meas d'en em retira er c hærion bras gant ho loenet ac ho meubl, evit ho savetei dious ar pilaj. Ar barbaret-se a zenas en effet e Franç, ur vanden anezo a entreas en tour e pehini edo ar sant-mâ, hac o velet he chadennou, ar c'hemersont evit ur c'hriminel bras bennac; goulen a resont digantan' pe seurt crim en devoa græt, da betra ne respontas netra nemet lavaret ez oa ar goassa hac ar mechanta den eus an douar. Unan eus ar sondardet a savas he sabren evit faouta he benn dezâ, mæs he vrec'h a chomas sounnet, quen na zenas ar sant, en ur ober sign ar groas varnezan, da retablissa he vrec'h en he c'henta stad, ha dre ur mirael c'hoas caeroc'h, e convertissas d'ar feiz ar

soudard-se pebini en em rentas religius. Sant Gregor, escop eus a Dour, pebini en deus scrivet bues sant Hospis, a raport penana en he amser e veve c'hoas ar religius-se.

Erfin sant Hospis, goude beza pratiquet mortificationou quen extraordinal epad pemsec vloas, a glânvas. Tri devez abars mervel, o veza tennet he chaden, an andret-se ena he gorf en em gavas goloet ha debret gant ar prênvet. Goude beza recevet he sacramanchou diveza, et varvas gant ur vi-aaij douç ha joans er bloas 581.

REFLEXION.

*Na varnit quet, evit na viot quet barnet; rac barnet e viot ervez ma ho pezo barnet ar re-all*, eme Jesus-Christ en Aviel sant Vaze. En ur varn ho nessa, en em exposit da ober ur jujamant temerer, rac an apparanç a drompl alies. Sant Hospis, dre'n abec ma voa carguet a chadennou, a voe quemeret evit ur c'hriminel, ha couscoude e voa ur sant bras.

Estimit ar re-all oll guelloc'h tud ha vertuzussoc'h evidoc'h: ne oufac'h quet juji gant re a faveur eus ho actionou. Mar guelit un action bennac fall en exterieur hac hervez an apparanç, ne gondaonit quet evit-se ho nessa: martese an ignoranç pe an intantion vad en deus, en rent divlam dirac Doue. Hac e veanad ha patant ar c'hrim eus ho nessa, ne d'ê quet deoc'h evit-se d'he varn, maes da Zoue. Pa velit ho preur couëset en fant bennac, sonjit ha n'edoc'h quet hoc'h-unan coupabl eus ar memes faut, pe martese eus a un all brassoc'h. Ma n'en em santit quet coupabl, bezit bepret humbl, trugarecait Doue da veza ho preservet, ho pet truezous ho preur, pedit Doue evitan, sonjit enoc'h hoc'h-unan, en em examinit hac en em varnit hoc'h-unan.

---

*An navet devez a viz Ebrel.*

SANTES VAUTRUUD, INTANVES.

SANTES Vautruud guinidic eus a Austrasi, a voa merc'h da sant Valher ha da santes Bertill, c'hoar da santes Aldegônd, ha pried da sant Madelger. En amser ma voa c'hoas bianic e chelaoue gant attantion vras an instructionou santel a ree dezi he mam hac e profitas anezo. Ne anaveas ar bed bae he vaniteou, nemet evit ho disprijout: heuba a ree

ree he-mam e pep lec'h, hac he sicour a ree en he oll euvrou-mad.

Dre gomplesanç evit he c'hereut e temesas d'ar c hont Madelger, ha heza e devoe pevar c'hrouadur, pere a so maro oll eguis sænt. Sant Madelger, touchet o velet an devotion hac ar vertu eus he hried, eu em degoutas he-unan eus ar bed, ac en em rentas religius. Vautruud a chomas c'hoas daou vloas eu he zy evit elevi he hugale ac eu em rous oll d an euvrou a garantez. Au dud libertin a droas e ridicul he devotion, hac ar goall deodou a lavaras pep seurt drouc anezi Ar santes a soufras hep eu em glem, ha ne glascas he c honsolation nemet e treit he c'hrucifi.

Ar bersecution-se ne servijas quet epquen da burfia he vertu, ober a reas dezi c hoas eu em hasta da executi ar resolution e devoa quemeret pell a voa da guitaat ar bed. Pidi a eure un digentil eus he c'hereut da lacat sevel evit-hi un ty biau, e pehini e alse tremeu ar rest eus he buez e servij Doue. Au digentil-se a reas sevel un ty caër; mæs ar santes a revusas loja ennan, hac e voa ret sevel un all disteroc'h. En ty dister-se e cunduas ur vuez mortifiet meurbet, hac he c'harantez ardant evit Doue a ree dezi scuilla da bep momet daelou a gonsolation.

Ar baourentez pehini e devoa choaset evit he fartaj, ne vire quet ne assiste bepret ar beaurieu, cavout a ree meur a voyen differant evit ho soulaji. O velet e voa lequeet un den paour er prisou avithezle, e santas ur c'hoant bras d'ha sicour ha da hrocuri dezan he liberte, en ur heâ evitan; mæs n'e devoa nemet an hanter eus ar som a voa ret evit peâ; he bolonte vad a voe quen agreabl da Zoue, ma cresças an arc'hant visiblamant etre he daouarn, en hevelep fæçon m'en em gavas avoalc'h evit peur-bêa ha dilivra an den paour-se a gaptivite.

Ar brud eus he vertuziou o veza eet pell, cals a verc'het devot a zenas d'en em offr dezi evit heva didanni en he solitud. He zy a voe souden chenjet en ur gouent, ha guelet oue an oll leaneset, didan ur væstres quer santel, o cundui ur vuez angeliq Ar gouent-se quer paour ha quer bian en he c'hommançamant a so brema ur gommunaute hac ur chabistr enorabl a chanolieset.

Ar santes-mâ a varvas er bloas 686, etro an oad a driugueut vloas. Doue a zisclerias he santelez dre gals a viraclou eu he buez ha goude he maro, hac ar guær a Mons a deus hi quemeret evit he fatrones. O

### REFLEXION.

Santes Vautruud, merc'h da zaou sant, c'hoar da ur santes, pried da ur sant, hac hi a elle mancout da veza santes? Peguer rar eo brema ar seurt familhou-se quer santel! Evit ma ve ar vertu heræditer, evit ma alfe ar guerent communica ar vertu d'ho bugale, e tlefent bo-unan beza pinvidic e vertuzion. Eûrus ar tad, eûrus ar vam perc a lez un hevelep heritaj d'ho bugale. Eûrus ar guerent pere en heur ar maro ho deus ar gonsolation da veza instruet mad ho bugale, da veza inspiret dezo doujanç Doue ha da lesel gant ho evit heritaj an exemplou mad a vertu ho deus roet dezo euho huez! Ha ne leseut dezo quen heritaj, hac ho leseut dibourve a oll vadou ar bed, e allout esperout gant fizianç penaus e vezo ar vugale-se benniguet gant Doue ha penaus e pourveo anezo.

---

*An decvet devez a viz Ebrel.*

## SANT MAQUÆR, ARC'HESCOP.

AR sant-mâ a voa guinidic eus an Armenii. An arc'hescop eus à Antioch, o velet he squiant hac he vertu, a gomprenas e voa choaset gant Doue evit beza en deiz ar sclerijen hac an ornamant eus he ilis, ha dre-se e roas dezan an urzou sacr.

O veza belec, e exerças ar fouctionou importanta en ur façon quen edifiant ha quen avantajus evit silvidiguez an eneou, ma lavaras un devez an arc'hescop d'he bobl : *Guelet a rit ez oun oajet : interesset ez ouc'h oll da choas em plaç ur successor mad pehini a allo repari ma fautou me gred ez e destinet deoc'h gant Doue evit pastor ar belec Maquær ; ha mar er choasit, e varvin contant.* An oll a respontas : *Maquær a vezo ho successor, ha ne fell deomp nemetâ ;* hac en effet goude maro an arc'hescop e oue lequeet en he blaç.

Ar prelat santel-mâ en devoa ur zêl ardant ha prudant, hac ur sourci universel eus he bobl, ar beaurien casi oll ne vevent nemet dre he sicour; he vevanç oa uebeut a dra; he veubl hac he drau a voa dister meurbet; preseg a ree dre goms ha dre exempl; alies exhorte he auditoret da ziminui an dispignou væn a reeut e habijou caer hac e festou, ha da cheuj quement-se en alusennou; ha meur a veich en deiz e scuille cala daelou evit pec'hejou he bobl

An oll er c'honsidere evel ur sant, mæs pa zeuas da anaout an istim a reer anezan, he humilite vras a reas dezan ober an diles eus he garg, ac ez eas neuse da visita an douar santel. En he veaij e labouras da gonvertissa ar Sarazinet, pere en tretas er gommançamant gand erneldet, mæs goude-se e tensont d'he respeti, ha beza en devoe ar gonsolation da velet ar gonversion eus a un nombr bras meurbet anezo.

O remercont ne alle quet chom pell en ur plaç hep beza estimet hac enoret, e commanças beva evel ur pelerin, en ur esperont penaus o cheuij quarter ne vize quet anaveset, hac e vize exposet da veza disprijet ha rebutet, mæs Doue pehini en devoa inspiret dezan dre ur vocation special ar sonj da veaji, evit disquez ennan da veur a hobl un exempl parfet a vertu, 'na bermetas quet e chomse cuset ur sclerijen quer bras. Ar sant a ree bursudou dre quement plaç ma tremene. E Coloign, e pareas he hostis eus a un drouc-sant; e Malin, e vougas un tàn goall faloret meurbet; e Cambre, un Æl a zigoras dezan dor an ilis; e Mobeuje, e voe quemeret evit ur profet bras; e Tourne, e cavas ur revolt etouez ar bobl, an habitantet armet an eil a-enep egile, ha prest d'en em lasa oll: en em lacaat a eure en ho c'hreis gant ar gruciû en he zorn, bac bep beza aneveet gant nicun anezo, e parlantas out ho gant quement a ners, ma taulsont ho armou a gostes ha ma en em unansont var an heur.

Erfin ez eas d'ar guær a Gand. Ar guær-se o veza desolet gant ar vocenn, an habitantet en em recommandas d'he bedennou. Ar sant a requetas digant Doue ar c'hraç vervel he-unan gant an drouc-sa, ha ma vize delivret ar guær eus ar c'hlenvet: Doue a selaouas he beden; mervel a reas he-unan evel m en devoa goulennet, er bloas 1012, hac er moment ma varvas, e chanas ar c'hlenvet er vro.

REFLEXION.

Ar sant-ma a sculle ur mor a zaelou abalamour da bec'hejou he bobl. Ar guella usaij a ilit ober eus ho taelou, eo gouela ho pec'hejou ha re bo uessa. Petra servij deoc'h ho implija da zeplori ho miseriou hac ho collou tamporel? Reservit-hi evit gouela ho pec'hejou, hac he vizant profitabl deoc'h.

Peguen donç eo gouela he bec'hejou, pa zeu Doue da gonsoli ar re ho gouel! Ha ne d é quet guir penaus biscoas n hoc'h eus eu em gavet contantoc'h, evit en amser ma hoc'h

cus goueiet ho pec hejou? An daëlou a seuiller er momet eùrns-se, ne d'int-hi quet da veza preferet d'an oll joa eus ar bed? O va Doue, mar santer quement a contantamant o vouela evidoc'h er bed-mâ, pebes joa ne santimp-ni quet oc'h en em rejoussa gueneoc'h en eê.

---

*An unnecvet devez a viz Ebrel.*

## SANT LEON, PAP.

SANT Leon en devoa ur speret quen excellant hac ur vertu quer parfet, ma er choasas ar pap sant Celestin evit he secretour. Ebars ar garg-se e roas mercou eus ur furnez hac ur brudanç dreist-ordinal. Goude-se e servijas eals d'ar pap sant Sixt, hac ar pap-ma o veza deut da vervel, e voe choaset evel ar c'hapapla hac an digna da zere hel be blaç.

Evel ma anaie parfetamant ar stad eus an Ilis, ne sonjas nemet da bourvei d'he ezomou. Commanç a reas dre ober er guær a Rom an oll mad a oa da zesrout enni, ac ar c'harteriou pella eus ar bed c'hristen ne dalesont quet da santout an effejou eus he vigilanç hac eus he sourci pastoral. Trec'hi a reas an hereticquet dre he zoctrin ha dre he scridou, ober a eure assambli ar c'honcil general a Galcedoan, e pehini e assistas c'huec'h cant ha tregont escop. Biscoaz an Ilis n'e devoa bet er memes amser quement a adversourien da gombati, ha biscoaz ive ne devoa gonneet quement a victoriou, evel ma c'houneas dre ar vigilanç ha dre ar zêl ardant eus ar pontif santel-mâ.

Preservi a reas ive ar guær a Rom eus a veur a droue. Ur roue barbar hanvet Attila, o veza deut en Itali gant un arme terribl, e lequeas e tân hac e ludu meur a guær ha meur a ilis. Habitantet eus a Rom, pere en em vele exposet d'ar memes maleur, ho devoe recours d'ho fastor santel; ha leun a fizianç e c'hridit en devoa dirac Doue, er pedsont dre ho c'hri ha dre ho daëlou d'ho delivra eus un danjer quer bras.

Ar pastor mad ha carantezus, en ur lacaat he oll fizianç en him a zalc'h en he zaouarn calonou ar rouane, a reas quer buan da gavout Attila : coms a reas ontâ gant un ners, gant ur vajeste ha gant ul loquanç quer bras, ma teuas ar roue-se da zistrei var he c'his. Ar roue Genseric

o veza ur veich-all surprenet ar guær a Rom, a bermetas d'he soudardet pilla quement a visent cavout. Sant Leon a obtenas digantan na vize quet devet quær, ne vize laset den, ha ma vize espernet an ilisou. Un dristidiguez hac ur baourentez vras a voa e Rom : ar pastor santel a reas santout d'he bobl penaus ar penn-caus eus a guement a valeurion oa ho ingrateri e quèver Doue, an disprijanç ho devoa græt eus he avertissamanchou, hac an dispignou vaen ha foll ho devoa græt a-baguent : ho c'honsoli a reas gonde-se hac ho sicour dre he alusennou.

Erfin ar pab bras-mâ, tad ar beaurien, sclerijen ar bed christen hac admiration ar bed oll, a ieas da receo he recompanç en eê, er bloas 461, goude beza gouvernet an Ilis epad ur bloas varn-uguent.

Leset en deus dre scrid tri c'hant ha seitec instruction gaër, leun eus a un doctrin celestiel ha divin, var ar mysteriou eus ar religion, ha var ar gouelion principal eus ar bloas. Çetu amâ hiniennou eus he

*Vaximou spirituel.*

1. Ar furnez christen ne gonsist quet o coms usc o resoni mad ha just var an traou caër ha santel memes, mæs er guir humilite.

2. Tri seurt euvrou mad so, an oræson, ar iun hac an alusen. Dre an oræson e tostaomp ous Doue, dre ar iun e vortifiomp ar c'hiq ha dre an alusen e satisfiomp evit hor pec'hejou.

3. Nep en deus carantez evit Doue hac evit he nessa, a ell cridi ema Done ennan, hac ez è gouvernet gant Doue.

4. Ne deus a dristidiguez santel nemet an hini a ra deomp gouela evit hor pec'hejou, pe evit pec'hejou ar re-all.

5. Ar baourentez christen a so bepret pinvidic, abalamour ma en em gontant eus an nebent e deus.

6. Seul-vui a fell da ur c'hristen beva hervez Doue, seul-vui e clasq an drouc-speret an distrei.

7. Na sunjit quet gallont ober euvron mad hep un dentation bennac : ne deus victor ebet hep combat.

REFLEXION.

Ar pap santel-mâ a reas santout d'he bobl penaus ar penn-caus eus ar maleurion a voa c'hoarveset gant-ho, oa ho fec'hejou, ho ingrateri a quèver Doue, an disprijanç

ho devoa græt eus be avertissamanchou, hac ho dispignou væn ha foll. Lavaret a dleomp ive deomp hon-unan ar memes tra pa c'hoare gueneomp un droue, ur c'holl, ur boan bennac, pa zeu goall gurioù var ar bobl, pa erru gueneomp ur goall affer, pa reer deomp ur goall proces; neuse e tleomp consideri ez ê hor pec'hejou a so caus a guement-se, ha lavaret ennomp hon-unan: meritet am eus quement-mâ, va Doue, ha c'hoas davantaij.

---

*An daouzecvet devez a viz Ebrel.*

## BUEZ AN DEN EURUS NICOLAS LA ROCH.

AR servijer fidel-mâ da Zoue, gunidic eus a Suiss, a voa en iaouanctis quen obeissant, n'en devoa quen volonte nemet hini be dad hac he vam, hac he oll blijadur e voa lenn buez ar sænt. Touchet dre an exempl eus a sant Nicolas, a hebini e tougue an hano, e mne ahes eveldan. Petra-bennac ma voa he guerent en ho æz, en em blije o tivoal al loenet, dre m'en em gave evel-se pell dious trous ar bed, ha liproc'h da bidi Doue ha da ober oræson.

Evit plijout d'he vam, e temesas da ur vero'h vertusus, hanvet Dorotee, hac e cunduas gant-hi ur vuez c'hristen, devot ha parfet meurbet.

O veza bet oblijet da servija en arme epad ur certen amser, e voe anat penaus ar brovidanç e devoa he gasset di evit ampeich disursou ar soudarded, hac evit rei dezo exemplou caër eus ar berfection christen. Ne vanque jamæs da lacaat ar peoc'h pa vize trous, scandal pe un debat bennac etrezo, ac ur c'hrac admirabl en devoa evit calmi ho sperejou ou evit ho unani.

O veza distro dious an arme, en em dennas, gant consantamant he bried, en un desert, e pelec'h e praticas mortificationon estonn. An droue-speret e reas he oll effort evit ober dezan coll couraij ha quitaat an desert; clasq a reas d be droubli dre tentationou importun, dre hoanion speret ha dre ar scrupulou; mæs disprisout a reas finessaou be adversour ac e perseveras. Petra-bennac ne voa quet bet er studi, e parlante var guirioneou hon religion gant quement a onction, ma teue qnement bini er c'hlêvé, da veza touchet; ha guelet e voe tud libertin, pere ne voant deut

d'he glavet nemet dre guriosite, oc'h en em retira gant ur glac'har bras eus ho fec'hejou he gant ur resolution vad da chenj buez.

He garantez tener hac ardant evit Jesus-Christ a voa sansibl ha visibl d'an oll dre he zaelou ha dre he visaij anflammet en amser ar gommunion.

He zevotion vras evit ar Verc'hes Vari a ree dezan ober he meuleudi e pep occasion, hac ansao a reas da unan eus he vignonet penaus ar faveuriou a receve bemdez digant Mam Doue, a dremene quement tra a elle lavaret anezo. Douguen a ree bepret he chapelet en ha zorn, hac e sante ur joa douç ha consolant oc'h he lavaret.

Ar servijer bras-mâ da Zoue ne oa quet epquen ur squêr hac un exampl caër dre ur vuez humbl, devot ha mortifiet, cals a servij a rente c'hoas d'ar bobl eus ar c'harter dre he brudanç, dre he avisiou mad ha dre ar pedennou a offre evitau da Zoue.

An habitantet eus a Lucern hac eus a Zuric o veza var ar poent da gaout bresel, ez eas d'ho c'havout, ha goude beza ho accordet, e reas signa ar peoc'h.

An tân o veza croguet en un ty eus ur vourc'h pe ur bourg, pehini ne oa quet pell diouz he hermitaij, an avel a zougue queit ar flam, ma voa ar vourc'h en danjer bras da veza devet oll. E creis an distidiguez hac an disconford-se e voe casset un den expres da hidi an hermit d'ho sicour dre he bedennou. Quer huan a ma voe avertisset, et pignas var ur roc'h huel a belec'h e vele an tân, o veza en em lequeet eno var he zaoulin, e pedas an Autrou Doue da sellet a druez ouz ar bobl paour-se, hac er memes instant e tenas an tân da vouga. Caç a reas ar memes den d'ho exorti eus ha bers da drugarecaat Doue eus ur c'hraç quer bras.

Erfin, oajet a zec vloas ha tri-uguent, ha leun a vertu, e rentas he aperet eûrus da Zoue, er bloas 1487.

Miret a rêr he sae evel un dra precius e ilis an tadou Jesuistet eus a Lucern.

REFLEXION.

An den santel-mâ en he iaouanctis, er stad a briedelez, er c'hommerç eus ar bed, en arme, en he hermitaij, a so bet bepret ar memes, hac e pep lec'h en deus en em santifiet mui-oc'h-mui. Mar hon eus ur guir volonte d'en em

santifia, nac hou oad, nac hou etat, nac hor c'hondition ne virint quet ouzomp n'er graïmp. Ne d'eo quet ar voyen a vanq deomp d'en em reuta sænt, mæs ar volonte vad a vanq deomp, sioas!

---

*An trisecvet devez a viz Ebrel*

## SANT HERMENEGILD, MERZER

HERMENEGILD, map da roue ar Visigotet, a voa en he iaouanctis heretiq evel he dad; mæs ar prinç iaouancmà en em gonvertissas d'ar feiz en un assista e instructionou hac e sarmoniou sant Leandr, escop a Sevil. He dad a reas he bossibl evit ober dezan cheñj religion; hac evel m'er c'have hepret ferm ha constant er feiz, e tennas digantan an oll madou en devoa roet dezan, hac e reas he zerc'hel en ur prison.

Ar prinç santel en em hreparas dre an oræson ha dre ar iun, d'ar gombat a vele ervad en devize e her amser da souten evit ar feiz, dougnen a reas ar cilïç hac e ajoutas cals a vortificationou-all d'ar poaniou eus he brison. He dad a gassas nuan eus he vinistret an heretiquet d'he gavout evit essât he drec'hi; mæs ar sant pehini en devoa eûz ac horreur ous quement a broposos dezan an den fallacr-se, a rebechas dezan he impiete, hac a respontas a-greu 'e felle dezan beva ha mervel e christen mad. Ar ministr-se o veza distroet da gavout tad ar sant evit discleris dezan an dispositionou e pere en devoa he gavet, an tad dinatur-mà dre he goler a gassas var an heur soudardet evit lemel he vuez digant he vap.

Entretant Hermenegild, o sautont penaus an declaration en devoa græt a dlie procuri dezan ar maro hac ar verzerinti, en em hreparas da oher da Zoue ar sacrifiç eus he vuez; emedo var he zaoulin o recommandi be ene d'he Grouer, pa erruas ar soudardet barbar-se, pere en ur entren er prison a faontas dezan he beu gant un taul hach, hac el lesas maro var ar pave. He verzerinti a erruas er bloas 586.

Sant Gregor, pap, pehini en deus scrivet buez sant Hermenegild, a zeu da attribui d'ha virit ha d'he intercession dirac Doue, ar gonversiou eus ar roue Recareed he vreur,

hac eus a oll ganton ar Gothet e rouantelez Spaign. He dad, eme c'hoas ar pap bras-mâ, en devoe ur glac'har diremed da veza bet quer cruel en he andret; mæs peguer bras bennac e voe he gueuz, ne reas quet couscoude bete ar gonversion eus he galon. Anaout a reas ar virionez eus ar religion he vap, mæs an aoun en devoa da veza didronet, ma rasse evel he vap, a reas dezan mervel heretiq.

### REFLEXION.

Tad santel Hermenegild a zeuas da anaout ar virionez eus ar religion, ha cousgonde e varvas heretiq. Recareed, breur d'ar memes sant, a voe furoc'h, deplori a reas maleur he dad, hac e heuhas exempl he vreur santel.

Petra servij anaout ar pes a dleer da ober, ma ne reer quet ar mad a ouzeur? Quement-se ne ra nemet hon renta coupabloc'h.

Na heuliomp morse ar goall exempl, n'en em gontantomp quet couscoude a guement-se, greomp c'hoas hor possibl da imita an exemplou mad a velomp.

---

*Ar pevarsecvet devez a viz Ebrel.*

## SANTES LIDUVINA, GUERC'HES.

PLIJET gant Doue, pehini, evez ma tesq deomp an abostol Sant Paul, a so nn Doue a hatiantet hac a gonsolation, rei deomp ar memes desir hac ar memes couraj da auduri gant patiantet un dra bennac evitan, evel m'en deus roet da santes Liduvina.

Ar santes-mâ, guinidic eus an Holand ha paour a vadou ar bed, a gavas couscoude meur a fortun-vad dre n abeoz m a devoa ur guenet bras ha cals a furnez, mæs ar plac'h santel-se pehini e devoa c'hoas muı a vertu evit a c'henet, hac a zesire ispicial conservi he virjinite epad he buez, a bedas an Autrou Doue da lemel diganti ar guenet-se, ha d'he renta difæçon, evit na teusie mui den d'he goulen e dimizi.

Da benn nebeut amser e clânvas, ha Doue, evit ober aneza un exempl bras a batiantet, a hermetas ma voe affljet epad eiz vloas ha tregont gant clênvejou quen estranj ma voa un eûz he guelet, ha bepret e anduras he foan gant ur

ur peoc'h admirabl ha gant ur joa vras interieur. *Comprenomp dre eno peguement a ell ar c'horf da soufr, pa ve an ene leun a garantez Doue.*

Mar hoa bras he fatiantet, he c'harantez evit he nessa ne voa quet nebeutoc'h admirabl. Pa velas ez oa he mam prest da vervel, e ofras evit-hi da Zoue an oll boan hac an oll anquen e devoa anduret bet'en amser-se, evit obteni dezi ar c'hraç da gaont ur maro eûrus.

Un den debauchet bras o veza deut un deiz d'ho goelet, ar santes goude beza en exhortet chenj buez, er pedas en hano Doue da chom ún nosvez gourveet var ur menes costez hep flach, ha da sonjal er poaniou diremed a andur an eneou malearus en ifern. An den-se a sentas out-hi, hac en em gonvertissas.

An Holland o veza affijet gant ur c'hlènvet horribl, Liduvina, touchet o velet affliction ha desolation ar bobl, a bedas an Autrou Doue da appesi he goler, ha d'he affija he-unan ep-quen.

He c'harantez evit an eneou eus ar purcator a ree ive dezi offr alies da Zoue evit ho soulajamant ar poaniou bras a sante en he c'hlenvejou.

Erfin oajet a dri bloas hac anter-cant, ez eas da receo en ée ar gurunen a devoa meritet dre he fatiantet heroïq. Mervel a cure er bloas 1433.

REFLEXION.

Ar santes-ma a so bet affijet gant c'hlènvejou bras epad eiz vloas ha tregont, hac ho soufret e deus bepret gant peoc'h ha gant joa. Ar c'hlènvet a so ur presant digant Doue, hac a so alies profitabloc'h egoet ar iec'het, petrabennac na d'eo quet quen agreabl. Doue en deus he dessein pa ro deomp ar c'hlènvet : beza ez eo pe evit hor punissa abalamour d'hor pec'hejou, hac evit hon tenna anezo, pe evit hon eprouvi ha rei deomp occasion da veritout.

Pa viot clàn var ho quele, sonjit ez ouc'h var ar guele-se evel var ur groas, ha considerit gant pebes patiantet emedo Jesus var he hini. Sonjit ez ena cals a dud paour abandonet en ho c'hlènvet, pere a sonfr mui c'hoas evit n'a rit-hu ; sonjit er boan a andur an eneou er purgator ; hac en em estimit eûrus ma ro Doue deoc'h ar c'hraç da ober ho pinijen, pe da viana darn anezi er bed-ma.

En amser an advarsite hac er c'hlènvejou e anaveser an

dnd just dioua ar re impi; rac, eme sant Cyprian, an den impi, pa stourm un dra bennac entàn, pa erru gantan ur boan pe un affliction bennac, a zeu da vurmuri ha da vlasfemi, elec'h er c'hontrol e anaveser an den just dre he batiantet.

*Eil Reflexion.* Santes Lidnvina a gonvertissas un den dibanchet bras, en ur lavaret dezan sonjal un nosvez e poanion an ifern. Pelec'h ema an den hac a raë ar pec'het, ma sonje a parfetet er poaniou diremed-se? Ma ve alumet un tân bras dirazoc'h, ha lavaret deoc'h: Mar grit an drouc-se pe ar goall action-se, e viot punisset rac-eon, e vezo lequeet ha dalc'het nn nebeut amser e creis an tân-se ho torn pe ho troat, ha na va nemet e spaç ur *Bater*, pehini a zeufac'h-hu da choas? Peguer mad e tivoallac'h-hu neuse gant aoun rac ar hunition-se. Mar d'ê capabl ar spount rac ur hunition eus ur c'hard-heur, ha memes berroc'h, da zistrei dious an drouc un den mechant ha goall-intantionet, pebes impression na dle quet ober var ho speret ha var ho calon ar spount hac an horreur eus an ifern. Pa viot eta tentet da bec'hi, en em liquit da gonsideri ar flammou devorant hac eternel reservet d'ar bec'herien dre ar voyen-se e trec'hot ar hrassa tentationou.

---

*Ar pemzecvet devez a viz Ebrel.*

## BUEZ AN DEN EURUS PER GONSALEZ,

### EUS A URS SANT DOMINIQ.

PER Gonzalez, guinidic a Spaign, goude beza deut habil dre be speret bras ha penetraut, en em rentas den a ilis, ha ne daleas quet da gaout ur benefiç caër. An etat nevez-se, elec'h he renta devotoc'h, ne reas nemet crisqui ennan ar vanite, pehini ne voa nemet re naturel dezan. Evel ma en devoa ur speret lemm ha brillant, en em blije etonez ar c'hompaignunezou bras, hac ar fals meuleudi a roe dezan tud ar bed, ne gontribne quet nebeut da antretení he c'hloar væn, ouspen-se he viscamant, he venbl, he equipaij a sante oll ar vanite.

Un devez ma voa pignet var ur marc'h a daul hac equipet caër, Doue evit he humilia a permetas ma teuas he varc'h

trec'h dezan ha m'er pilas d'an douar. Seyel a eure ur c'hoarz bac un huerez etonez an dud, pa er guelsont savet ha caillaret oll. Quement-se a reas dezan antren ennan he-unan, ha lavaret : *Pa zeu ar bed, pehini n'am eus servijet bete vremà nemet re, stoas d'in! da ober goab ac'hanon, ret ê d'in ive d'am zro ober-goab anezan, en ur servija ur mæstr all guel evitan.* Gonsales goloet c'hoas gant mui a vez hac a gonfusion eguet a vouillen, en em dennas d'he dy, e pelec'h oc'h en em deul var he zaoulin, e lavaras gant éals a zaelou : *Me a rend graçou deoc'h, ô va Salver, dré ma'z ê plyet gueneoc'h discar an intourdi-mà pehini a rede d'he valeur ha d'en em goll da jamæs : ar vouillen-mà a raî ar memes effet var daoulagad va ene, evel a reas an hini a behin en em servijesoc'h evit renta ar guelet corporel d'an den ganet dall, hac eveldan ne heuliin mui nemedoc'h.*

Evit pellaat dious ar bed quen danjerus evitan, e antreas e urs sant Dominiq. Cheuj a reas e her amser evel un all en he blaç : goude beza bet a zaguent quen ambitius, quer mondæn, quen delicat, e teuas en un taul da veza ur religius humbl, obeissant ha mortifiet meurbet, ha goude beza great ur binijen galet evit fautou he iaouancris, e labouras evit conversion ar re-all.

Preseg a reas e meur a brovinç, en ur ober he-oll veaichou var droat, hac en ur zun quen exact evel pa vise en be c'houent, ar beden epquen a seblante he zisquiza eus an oll fatig en devoa dre an hent. He garantez, he vodesti, he vuez mortifiet hac he humilite a zarbenne he bredicationou, hac a zispose ar bec herien d'ar binijen. Evel-se ive e convertisse an darn-vuia eus he auditoret.

Mæs Doue, pehini ne falle quet dezan epquen santifia he servijer dré an actionou santel ha burzudus-se, mæs c'hoas purifia he vertu dre an tribulation, a bermetas ma voe eprouvet dre an dentationou brassa, pere ne servijesont nemet da renta he vertu puroc'h ha caëroc'h. Ur vreg pehini a gundue ur vuez fall, o veza en solliçitet da bec'hi, an den santel, evit monga an tân infernal-se, en em daulas dirazi var ar glaou beo, en ur lavaret dezi : *va merc'h, setu amâ ar remed bras ous ho c'hlênvet.* Ar vreg-se estlamet en em lequeas da grial misericord, da c'houlen pardon digant Doue ha digant ar sant, ha d'he bidi d'eu em denna dious an tân ; ha distrei a eure quer parfet ous Doue, ma tremenas an nemorant eus he buez en exerciç eus a binijen.

Erfin ar servijer bras-mâ da Zoue, en ur bresec er bloaz 1240 er guær a Duy e Galiç, a gouezas clân. Petra-bennac ma voa uset gant an oll fatig en devoa bet, ha m'en em sante fors sempl, ne ehanas quet da labourat epad ar sizun santel, ha gonde heza recevet d'ar sul Fasq he oll sacramanchou gant ur ferveur nevez, e tremenas eus ar vuez mortel-mâ da ur vuez eürus ha gloriua.

REFLEXION.

An avel a servij da netaat an id, da separi ar greun diouz ar plous ha diouz an draog, an tourmant a zeu da greaat ar guez en ur ober dezo poulza grisiou dounoc'h en douar, an agitation eus ar mor a vir na zeu d'eu em gorrompi, an erc'h a dom an douar, ar gombat a amprou couraj an den, an infirmite a gonserv an humilite, hac an dentation a servij da eprouvi hor fidelite hac hor c'harantez e quèver Doue.

An aour hac ar plouz a lequeer en tân; mæs an aour a ve pureet ha reutet eaeroc'h gant an tân, hac ar plouz a zeu da devi. Penaus e teut-hu d'en em gomporti en dentation? Ha c'houi so aour? Ha c'houi so plouz? Sortial a rit-hu victorius eus ar combat? Ha c'houi en em les da veza trec'het gant hoc'h adversour? Pebes excus hoc'h eus-hu, pa en em lesit da veza trec'het gant an dentation? Frajil oc'h ha sempl, a leverit-hu, mæs ar c'hraç a so cre ha puissant, finessaou an drouc-speret a so bras, mæs Doue hoc'h eus evidoc'h hac en tu gueneoc'h. Perac eta ez onc'h-hu trec'het, nemet abalamour ma'z oc'h ul lach hac un disleal, abalamour n'hoc h eus quet recours da Zoue, na bellcet quet diouz an occasiouou, ha na resistet quet ous an dentation en he c'hommançamant.

Pa viot tentet, quement couraj ha dalc'hit mad, an dentation ne bado quet pell. Mar consantit d'an deutation, ho pezo ur c'heuz diremet goude-se; mar resistit out-hi, e santot ur guntantamant hac ur joa vras eu hoc'h eue.

*Ar c'huec'hvet devez a viz Ebrel.*

BUEZ AN DEN EURUS JOACHIM,

EUS A URS AR SERVITET.

AR servijer fidel-mâ da Zoue, guinidic eus a Sieen, en devoa a viaoue peb seurt qualiteou mad; ha dre-se e voa caret meurbet gant he guereut ha gant an oll, mæs admira a

recent ispicial he garantez vras evit ar beaurien hac he zevotion en andret ar Verc'hes Vari. Adalec nense en em accustumas da lavaret en he enor an *Ave, Maria*, quel lies gueich ma vela un imaj bennac aneri, hac e viras ar c'hustum vad-se hete fin he vuez.

O veza crouadur iaouanc n en em gontante quet da rei d'an dud paour an oll arc'hant a vije roet dezan evit he blijadurezen, importuni a ree c'hoas bepret he guerent evit rei an alusen gant larguentez d'ar beaurien. He dad a lavaraz dezan erfin : *Joa è guêne, va map, ma carit ar beaurien, netra na zere mui ous un digentil christen ; contant oun e roac'h an alusen, mæs non pas e prodigac'h ho madou.— Doue ra viro, va zad quer,* eme Joachim, *e raén birviquen netra a-enep hoc'h urz ; va desquet hoc'h eus ez è da Jesus-Christ a reer an alusen, pa er greer d'ar paour : Jesus-Christ a so puissant avoalc'h evit hor recompansi.* He dad en em santas touchet o clevet ur respont quer fur gant ur c'hronadur

Joachim a save avisiou en noz evit pidi Done. He dad o veza santet e save evelse, a c'hoanteas gout petra ree d'an amser-se. Un nosvez er galvas, hac evel ne responte quet, ez eas betec ennan : be gavout a reas gant ur visaij enflammet, he zaou lagad savet etresec an cè, hac ur joa peintet var he faç, pehini a ree da anaout a bebes douçder interieur e voa carguet he ene. Quer ravisset e voa e Done, na zenas quet memes da velet na da glevet he dad.

D'an oad a bevarsec vloas en em rentas religius eus a urz an tadou servitet, pere a ra profession special da enori ha da servija an itron Varia. He humilite vras a viras outan na recevas an urson sacr ; couscoude e teue tud a hep lec'h d'he gavout evit profita eus he avisou mad ; he gonversation santel a ree quement a impression var he c'halonou, ma procuras conversion un nombr bras a dud, he exempl hac he hedennou-mad ne servijent quet nebeut da c'hounit eneou da Zoue, oher a eure ive crisqui dre ar c'hantou an devotion en andret ar Verc'hes Vari.

En ur exhorta un deiz d'ar batiantet un den paour pehini a gonese e drouc-sant, an den-se e lavaras dezan e voa æz da uep so iac'h exhorti d'ar batiantet ar re glan. Joachim dre ur burzud a garantez a bedas an Autron Doue da rei dezan he unan an drouc-sant, ha da zelivra ar paour quez-se. He beden a oue ebelaouet, an den affliget en em gavas parc

ha Joachim en devoe bete fin he vuez accidantou, da lavaret è, attacou eus an drouc-se. Doue a zisquezas dre ur miracl caër peguer agreabl eo dezan un act quer bras a garantez. Joachim en ur servija un deiz an oferen, a gouezas d'an douar gant he drouc-sant, mæs ar flambeau pe ar c'houlaouen pehini en devoa alumet evit ar gorreon, bac a zalc'ha en he zorn, a chomas he-unan en he san en ær, queit a ma padas an accidant.

Quen alies e vije extaset, ma seblante na voa nemet hu gorf var an douar, hac e jouisse deja he ene eus ar vision a Zoue. Ar re e anaue he vertuziou bras, n'edoant quet souezet ma receve quement a faveuriou digant Doue, beza en devoa un humilite doun ha parfet, un devotion tener, ur garantez ardant, he vuez a voa ur iun continuel; castia a ree he gorf innoçant gant pep seurt instrumanchou a binijen, ha couscoude ne selle morse ous he grucifi, na rebeche dezâ he-unan he vuez æs ha re delicat.

Erfin d'an oad a seiz vloas a zaon - uguent, e rentas he ene santel da Zoue, da zez guener ar groas eus ar bloas 1305.

REFLEXION.

Ur merq bac ur sign vad eo er vugale beza devot d'ar Vere'hes Vari. Ho fidelite ac ho ferseveranç en exerciç eus an devotion-se a vezo bepret evit-ho ur sourcen a c'hracou hac a venediction.

---

*Ar seiteevet devez a viz Ebrel.*

SANT ANICET, PAP HA MERZER.

Sant Anicet, an daouzeevet pap abaoue sant Pêr, ha guinidic eus a Syrii, en devoa ur speret dreist ar gommun hac un anaoudeguez parfet eus ar scritur sacr. Tremen a ree ouspen-se evit unan eus ar santela beleien eus ar guær a Rôm. Ur vertu hac ur merit quen excellant a reas ma voe choaset evit gouarn an Ilis goude maro ha merzerinti ar pap sant Pii.

An Ilis, e devoa ezom eus ur pastor quen habil ha quer santel eveldan, en un amser e pehini e devoa quement a adversourien, da lavaret è, quement a heretiquet da gombati. Ar pastor fidel-mâ a zeuas souden d'ho anaout dre he vigilanç, ha d'ho zrec'hi dre he zoctrin; ha dre voyen he ins-

tructionou leun a onction hac a ners, e reutas ar bobl eus a Rôm un exempl caër a vertu hac a santelez d'ar ghristenien divar-dro, ervez ma er raport sant Hegesip, pehini a zeuas da Rom eu amser-se, hac a scrivas eno an histor eus an Ilis adalec passiou hor Salver bete'n amser eus ar pap santel-mâ, da behini a reutas ive cals a servij epad ma chommas er guær vras-se.

Saut Polycarp, escop eus a Smirn, pehini a voa disquibl sant Iau evangelist, a zeuas da gaout sant Anicet evit quemeret he gusul hac he avis var afferiou importaut, evit gallout lacaat un urs hac ur reglamant vad eu he escopty. Sant Justin, ur sclerijeu vras eus an Ilis, en em gavas ive e Rom en amser ar memes pap, eu hevelep fæçou ma seblante penaus e felle da Zoue consoli ar pap santel dre ar bresanç eus an tri fersonaj bras-se, ha dre ar sicour dreist-ordinal a recevas digant ho eu amser-se a drubuil hac a hersecution.

Etre cals a reglamanchou a reas sant Anicet evit an dud a ilis, e ordrenas dezo douguen bepret ar gurunen pe an tousur clerical var ho fenn. Gregor eus a Dour a raport penaus oue sant Pêr ar c'henta auteur eus ar gurunen-se e memor eus ar c'hurunen spern hor Salver; ha seblantout a ra penaus sant Anicet ne reas quement-se nemet ordren dre ur gourc'hemen expres ma vize observet eu amser da zout, ar pez a voa pratiquet diaguent evel un dra recommandet epqueu.

Ar pastor fidel-mâ, pehini a zesire a bell amser scuilla he voad evit gloar Jesus-Christ, a achuas he vuez dre ur verzerinti glorius dre urs an impalaer Marc-Aurel, er bloas 165.

REFLEXION.

Saut Anicet a zesire a bell amser scuilla he voad evit Jesus-Christ, hac achui a reas en effet he vuez dre ar verzerinti. Ar c'haera recompanç a ro Done er bed-mâ d'ar re ho deus servijet mad, eo rei dezo occasion da anduri cals evitâ, ha da rei memes ho buez evit he c'hloar. Ha c'houi hoc'h eus hiscoas comprenet mad na græt reflexion var ar virionez-mâ?

Ha disposet eo ho calon-hu da soufr evit Doue? Hen-nes eo couscoude ar guir merq eus ar guir garantez. Dre an disposition eus ho calon var ar poent-mâ e ellit guelet ar musur eus ho carantez, e ellit anaout ha c'houi hoc'h eus ur garantez vras, pe uebeut a garantez evit Doue.

*An*

*An trivec'hvet devez a viz Ebrel.*

SANTES BEUVA, GUERC'HES.

AR santes-mâ cares tôst d'ar roue Dagobert, a zeuas er bed var dro ar bloas e huec'h cant. Remerqui a reeur enni en he iaouanctis un inclination caer evit ar vertu, hac ispicial ur vodestı admirabl. Plijadureou ar bed a seblante dezi re væn ha re frajıl evit en em attachi out ho. He hrassa plijadur a voa ober oreson, ha ne devoa quen desir na quen ambition nemet d'en em rei ha d'en em gonsacri oll da Zoue.

He breur sant Baudry, o velet he dispositionou santel, a reas sevel evit-hi er guer a Reims un ty benvel ous ur gouent, e pehini en em anfermas ar santes gant cals a vere'het all, pere a zesire eveldi renonç da gomerç ar bed, evid servija Doue epquen. He exempl ou caer a vertu a excitas souden ar ferveur er gommunaute-se: dre-se an oll c'hoareset he choasas evit ho superiores; mes evel ma oue ervad penaus ez eo avantajussoc'h obeissa eguet commandi, na gousantas da gnemeret ar garg-se nemet goude na lavaras dezi sant Baudry e e houlenne an Autrou Doue quement-se diganti.

He studi principal oa da rei d'he c'hoareset en he actionou an exempl eus ar vertuziou a recommande dezo, hac he gouvernamant a oa leun a furnez hac eus a un douçder ravissant. Beza e voa ive queu humbl, ma voa poan ganti beza tretet ec'hiz superiores: ha quement-se memes a ree ma voa respetet ha reveret muı a-se gant pep-unan, hac a roe dezi ur galloud hac un autorite quer bras var aperet he oll c'hoareset, ma heuhent gant un obeissance pront ha parfet an distera avis a roe dezo. Senti a reent out-hi gant joa, hac e clasquent e pep façon disquez dezi ar respet bras ho devoa evit-hi.

Ar santes-mâ uset eràn dre he austeriteou, consumet dre an ardeur eus ar garantez divin, ha carguet a veriton, a leas da receo en eê ar recompanç dleet d'he innoçanç ha d'he vertuziou exemplus, er bloas 674.

REFLEXION.

Au douçder a santa en ha iaouanctis ar brauces-mâ en

oræson, a roe dezi un degout bras evit plijaduresou ar bed, hac ha excite da servija Doue gant mui a gourauj hac a ferveur. Doue a garg a gonsolationou celestiel an eneou pere er servij gant fidelite. Deut d'he eprouvi, hac e velot penaus ar blijadur doue ha pur pehini a santer e servij Doue, a dremen infinimant ar hoan a so o viret he c'hourc'hemennou.

Ar joa er c'hontrol eus ar re a servij ar hed, a so vaen ha distrempet gant cals a chagrin. En effet, ha cavet hoc'h eus-hu biscoas ur guir joa e creis plijaduresou ar bed? Goude ma hoc'h eus contantet hoc'h inclination direglet, ha c'houi a so eu em gavet contant? O va Doue, he ordrenet hoc'h eus, hac erruout a ra penaus ar pec'her a gaf en he bec'het ar hoan memes eus he bec'het. Ar re a servij ar bed a vev en ur gaptivite estranj: esclavet int eus ar hed hac eus ho fassionou propr. Ar re debauchet ha libertin ne zisprijont-hi quet e goelet ho e halon ar c'hompagnunou eus ho debauchou? Ha en-deou penaus e ouffe ar blijadur nac ar joa reign en ur galon troublet gant ar remorsou eus ar goustianç?

Servij ar hed a so eta c'houero ha servij Doue a so douç. Ar re a so e servij Doue ho deus un assuranc moral hac evel un arres eus ho silvidiguez eternel, pehini eo ar brassa eus an oll gonsolationou a eller da gaout er bed. E creis ho foaniou memes, Doue a garg ho ene eus ur joa hac ur gontantamant quer bras, ma int oblijet da lavaret evel sant Frances Xavier, ha cals a sent all: *Avoalc'h è a gonsolation, ô va Doue! avoalc'h è* Mæs evit caout ar joa spirituel-se, eo ret caout ar galon distag dious ar greaduriou; ret è pellaat dious divertissamanchou ar bed, ret è en em briva dious ar gonsolationou sansuel, rac ar joa sansuel a voug an hini spirituel; ret eo erfin sonjal alies ar madou pur hac eternel a brepar Doue d'he servijerien ha d'he servijereset fidel.

---

*An naontec devez a viz Ebrel.*

## SANTES OPPORTUNA.

Opportuna, guinidie eus an Normandii, e devoa en ho inouanctis ur respect hac un devotion vras evit he Al

mad, pehini a apparisse dezi alies. Ar vere'h santel-mà, o c'housont e falle d'ho c'herent he dimizi, en em strincas d'ho zreit, ac ho fedas da gonsanti ma en em rentse leanes. Goude beza obtenet ho c'honje, en em retiras en ur gouent, hac e recevas ar voal eus a zaouarn he breur sant Godgran, escop eus a Sees.

O veza leanes, e voa quen devot, quer fervant ha quen exemplus, ma teuas al leaneset, goude maro an abades, d'he contraign easi en despet dezi da guemeret ar garg a superiores. Neuse e crescas he mortificationou, inn a vee beindez, ha n'en devoa quen guele nemet an douar pe ar plench.

Petra-hennac ma voa quer rust en he andret he-unan, e voa bepret leun a zouçder hac a vadelez e quênver he c'hoareset. Mar manque unan-hennac eus al leaneset en he dever, an abades santel a bede Doue evit-hi, evit ma plijese gantan rei dezi ar c'hrac da anaout he fant ha d'en em amandi; hac he feden e devoa peurvuia he effet. Mar en em gava ohlijet da avertissa pe da repren unan-hennac, er gree gant ur garantez ous pehini ne alle netra resista.

Ar brassa plijadur e devoa er hed, oa d'en em arreti da sellet ous an eè. Ar gloar bac an eùrusdet a behini a jouis ar sænt er barados a voa ur sujet ordinal eus he meditationou; ha meur a veich en deiz e lavare ar c'homsou-mà a sant Augustin : *Jerusalem celestiel, pales santel a Zoue, peguement ho car-hu va c'halon! Peguement eo ravisset va speret en ur gontampli ho quenet.*

Erfin goude beza exhortet en he c'hlênvet diveza he leaneset da veva en ur garantez vras an eil evit eben, ha da labourat gant ferveur da acquisita ar herfection eus ho etat, ez eas da receo an eè ar guruneu a devoa meritet dra ha vertuziou bras.

REFLEXION.

Ar superiores asutel-mà, pendant ha carantezus, pa vele ur re-bennaceus ar re a voa didan he c'harg o vancout en ho dever, en em lequee da bidi Doue evit-ho; ha dre he fedennou e corrije mui anezo evit n'e devize græt dra gomsou pe dre gourdrousou. O caëra fæçon da gorrija ar re-all! Pidi Doue da guenta evit-ho, ha goude-se ho avertissa gant douçder ha gant carantez : dre ar voyen-se a c'hounear ho c'halonou, hac ho lequeer facilamant da

P 2 *

rantren en ho dever. Er c'hontrol ur gorrection rust, ispicial mar be græt dre goler, a zeu alies da irrita ar sperejou ha da voassaat an drouc.

*Eil reflexion.* Ar santes-mâ a selle alies ous an eê, ha ravisset e vije he speret, pa gontample ar gloar hac an eürusdet en deus promettet Doue d'ar re er c'har hac er servij. Peguen dister ha peguer disprisabl e caver ar madou ha plijaduresou an douar, pa gontampler plijaduresou pur ha madou eternel an eê!

Savomp alies hor sell varzu an eê, sonjomp alies er barados. Mar hoc'h eus poan o pratica ar vertu, considerit ar recompanç caer a so preparet evidoc'h ebars an eê. En ho poaniou, en ho afflictionou, sonjit er barados, hac e santot ur gouraj nevez ha cals a gonsolation. Ar recompanç a esperot a rai ne santot casi quet poan, hac ober a rai deoc'h memes he c'havout douç hac agreabl.

---

*An uguentvet devez a viz Ebrel.*

## SANTES AIGNES

### EUS A URZ SANT DOMINIQ.

AR santes-mâ, guinidic a Doscaan, a voa a vianic devot evel un Æl, hac a bede Doue gant ur ferveur pehini a ravisse pep-unan. D'an oad a nao bloas e tisclerias d'he zad ha d'he mam an desir ardant e devoa d'en em renta leanes; hac ho lidi a eure quer stard ha gant quement a zaelou d'he lacaat er gouent, na elsont quet revus dezi he goulen.

Cunduj a reas eno ur vuez quer santel ha quen exemplus, ma voe souden goude beza græt profession ha d'an oad a c'huesec vloas, lequeet da superiores en ur gouent nevez etablisset e Porceno. Aignes na gonsideras ar garg-se nemet evel un angajamant hac un obligation evit-hi da rei d'he c'hoarezet brassoc'h exemplou a humilite, a vortification hac a regularite. Pratica a eure en effet mortificationou quer bras, ma ruinas he iec'het, en hevelep fæçon ma eller lavaret penaus ar rest eus he buez ne voe nemet eur c'hlênvet anquenius, pehini ne reas nemet ober remerqui sclæroc'h he gouraj hac he ferveur. Evit guir an Autrou Doue he dizoinaje mad eus ar rigueur innoçant a

eterce varnezi he-unan, en ur garga he ene eus ar c'honsolationou celesticl-se pere na elleur quet explica, ha ne d'int anaveset nemet gant an eneou ho deus ho zànveet.

Habitantet Mont-Pulcieu o veza bet informet eus ar mad a ree Aignes e Poreeno, he fedas da zout da fonta ur gouent nevez en ho c'hær. Ar santes evit procuri gloar Doue dre un euvr quer mad, en em separas dious leaneset gant pere e voa caret hac a gara ivez he-unan meurbet. Ar gouent a voe savet e ber amser, ha quer buan e voe carguet a verc'heset vertuzus, da bere e roas reglen sant Dominiq. He exempl a lacaas hep dale er gommunante-se ur regularite edifiant hac ur ferveur admirabl.

Doue a favorisas ive ar santes-mà eus an donæson a viraclou. Unan eus he leaneset o veza en danjer da goll ar guelet gant un difluxion var he daoulagad, Aignes en em lequeas en oræson evit-hi, ha quer buan al leanes-se en em gavas pare. Mæs lavaret a elleur penaus ar santes a voa he-unan ur miracl c'hoas eclatantoc'h; rac petra-bennac ma voa-hi affliget gant clèuvejou anquennius, ne ehane da ngissa gant ar memes doueder hac ar memes peoc'h evel pa e devize jouisset eus ur iec'het parfet. En em gavout a ree non obstant he infirmiteou ar gueuta en oll exerciçou eus ar gommunante, ha vaqui a ree da bep tra gant un ær contant ha joaüs bras.

Erfin uset gant he austeriteou hac he c'hlêuvejou hir, e rentas gant joa he ene pur d'he C'hrouer, er bloas 1317, d'an oad a dri bloas ha daou-ugoent.

Au devotion evit ar santes-mà e deus græt sevel cals a ilisou en he enor. Bete en Indes ac en Ameriq e caver couenchou hac ilisou pere a zoug he hano.

REFLEXION.

Ma ve an oll vugale quelennet ac instruet mad abred, cals anezo a ve fur ha parfet en ho iaouanctis. Ar santes-mà d'an oad a c'huec'h vloas a voa quer vertuzus ha quer parfet, ma voe lequeet da væstres ha da superiores en he c'houent. Ne d'ê quet ar bloaveziou eo a ro ar furnes hac ar vertu; e pep oad e elleur beza fur ha parfet, pa en em roer d'ar mad, pa labourer a barfetet evit en em renta vertuzus.

*Eil reflexion.* Ar superiores santel-mà hac hi hepret affligjet gant clènvejou anquennius, a ree cousgoude pep tra

gant un ær contant ha joaüs, hac a gomse bepret ous pep-unan en ur fæçon douç ha gracius. Quement-se a oa un effet eus ar garantez vras a reigne en he c'halon.

En hor c'hlènvejou ha beza hon eus-ni ar memes pa-tiantet ac ar memes douçder en andret tud hou ty ? Pa e hoare un drouc-bennoc guenéomp, pe un nec'hamant bennac, pe ma stourm un dra-bennac ouzomp, n'edoump-ni quet martese chagrinus, depitus ha colerus e quever ar re a so en dro deomp, hep gallout memes rei respont vad ebet da zen. Quement-se a dicffe ober deomp anaout pe-guen nebeut hon eus a garantez.

---

*An unan varn-uguent a viz Ebrel.*

## SANT ANSELM, ARC'HESCOP.

SANT Anselm eus ur famill nobl ha distinguet eus ar Pie-mòn a renoncas d'ar c'hrandeuriou ar bed, evit en em renta religius e abaty du Bec en Normandi, e pelec'h e cunduas ur vuez mortifiet bras ispicial en dibri ac en eva.

Evel m'en devoa c'hoant bras d'en em avanç er studi, hac un desir brassoc'h c'hoas da avanç er vertuziou, e teuas souden habil ha fervant meurbet, ac e oe choaset evit superieur eus he gouent. Hunienou eus ar religiuset a gavas drouc ma voa bet preferet Anselm d'ar re-all cossoc'h hac anciennoc'h evitan, mas ar sant a c'hou-neas hep dale ho sperejon ac ho c'halonou dre he zouçder, dre he humilite ha dre he batiantet. Dre ar voyen-se e teuas da veza caret ha respetet gant an oll, hac e lequeas ur peoc'h hac un union gaér etouez he religiuset, da here inspiras ive un desir bras eus ar berfection.

Ar brud eus he santelez a teas quer pell, ma oa eno-ret, non pas epquen gant an esquibien, mæs c'hoas gant ar pap Gregor seizvet, pehini e scrivas dezan lizerou leun a deneridiguez, dre here e recommande an Ilis universel d'he bedennou.

O veza bet græt arc'hescop a Cantorberi e Bro-Saoz, e lequeas ur reglamant vad etouez he bobl, quen dre ha instructionou santel, quen dre he zouçder vras hac ad-murabl ; hac a composas ealz a levriou e pere e remer-

quer un doctrin hac un devotion ravissant, ispicial pa barlant var excellanç ha grandeur an Itron Varia.

Durant he glènvet e reas he zouguen bemdez d'an Ilis evit clevet an oferen, ha pa santas a tostee he heur, e reas lenn dirazan passion hor Salver. Mervel a cure er bloas 1109, oajet a c'huesec vloas ha tri-uguent.

*Maximou spirituel sant Anselm.*

1. Evel coustanç ar re vechant ne chau d'ho zourmanti e pep lec'h, coustanc ar re vad a so ur sourcen a joa hac a gontantamant evit-ho.

2. An nep ne laca quet he studi da brofita ha da avanç beprei er vertuzou, a so en danjer d'en em goll.

3. Ur merq eo eus ur speret sempl pe superb, counta he vertuzou hac he euvrou mad, an den vertuzus, elec'h coms anezo, en deus sourci d'ho c'huset.

4. An ourgouil pehini a zeu eus ar graçou bras a receever digant Doue, a so perilius meurbet, seul-vui a c'hraçou hoc'h eus recevet, seul humploc'h e tleit beza.

5. Ma ne zeufe quet an drouc speret da denti an eneou santel, e veent martese en danjer d'en em goll dre ar vanite hac an ourgouil: mæs seul-vui ez int tentet, seul-vui en em humiliont, hac e teuont dre eno da veza agreaploc'h da Zoue.

REFLEXION

Gant douçder e reer mui eguet na reer gant rigor pe gant coler. Sant Anselm en deus-en eprouvet mad. En amser ma edo mæstr ha superieur eus he gouent, e lacaas ar peoc'h etouez he religiuset; ac en amser ma edo ar-c'hescop, e lacaas ar memes peoc'h etouez he bobl dre ha zouçder admirabl, pehini a c'hounee calonou an oll, hac a ree da bep-unan he garet, he respeti hac obeissa dezan a pep tra. C'houi mistri, pere a dræt evel esclavet ar re a so didannoc'h pe en ho servij, ha sonjal a rit-hu ez int tud evel-doc'h? Ha sonjal a rit-hu er faut a gommetit, oc'h ho lacaat evelse da gaout martese cas ha drouc ouzoc'h!

Mar d'eo oblijet ur mæstr en he dieguez da gaout douçder ha carantez evit he servijerien, peguement muioc'h ne dle-en quet caout evit he vugale ac he fried!

*An eil varn-uguent a viz Ebrel.*

## SANT SOTER, PAP HA MERZER.

AR sant-mâ quer recommandabl dre he garantez ha dre he alusennou bras, a voa guimdic eus ar guær a Fondi e rouantelez Napl. Dont a reas da ober he zemenranç e Rom, e pelec'h goude beza bet consideret evel ur sant, ha beza bet chelaouet evel un oracl, e one choaset evit pap goude maro sant Anicet.

Ar bersecution gruel a reas an impalaër Marc-Aurel d'ar ghristenien, a roas dezan occasion da exerci he garantez vras quen e Rom, quen er broiou pella eus an douar. Ne d'ê quet e Rom epquen e voa persecutet ar ghristenien, mæs c'hoas e pep carter eus ar bed: darn anezo a voa dalc'het er prisoniou ha carguet a chadennou; darn condaounet da labourat er mængleuzion hep repos ha casi hep boed; darn-all a soufre ur verzerinti cruel var ar chafaudou. Cetu a-se ar stad truesus e pehini en em gave ar ghristenien durant an oll amser ma voe pap sant Soter. Ar pastor santel a veille bepret hac a guemere ur sourci dreist-ordinal evit anaout ezomou spirituel ha corporel he vreudeur, hac a bourvee da bep tra eus he oll gallout. Dastum a eure muia ma allas alusennou evit ho c'haç e meur a garter elec'h ma oa brassoc'h necessite; ac e roe d'ar christenien affligjet-se instructionou caer ha touchant dre al lizerou a scrive dezo evit ho exhorti da chom ferm er feiz, ha da soufr gant couraij ar bersecution a andurent evit Jesus-Christ.

Mar en devoa quement a sourci eus ar re a chome er broiou pella, pebes attantion n'en devoa-en qnet evit ar re a soufre didan he zaoulagad? Guelet e vije ar pap bras-mâ, uset gant an oad ha gant he labourou, o vont da glasq he vrendeur er c'havernou, el lec'hiou didan an douar, evit ho c'bouraji dre he instructionou hac ho soulaji dre he chariteou, hervez a velomp el lizer a scrivas sant Denis, escop a Corinth, d'ar bobl eus a Rom. *Ho pastor eûrus Soter*, emezan, *ne d'ê quet en em gontantet d'en em garga eus ar sourci da zastum alusennou, ha d'ho c'haç elec'h ma oa brassa ezom, mæs recevet en deus c'hoas gant ur va-*

*delez a dad ar re ho deus bet recours dezan : ho c'honsolet en deus dre he gomsou , ho c'hourajet dre he exempl , hac ho secouret dre he liberalite.*

Ar pap carantezus-mâ a c'houvernas an Ilis e spaç a dri bloas , unnec miz ha trivec'h devez. Ur vuez quer pur , quer santel ha quel lenn a fang durant ur bersecution quer cruel , na elle quet manceut da veza curunet dre ar verzerinti. Evel ma voa tourmantet ha massacret ar ghristenien e pep lec'h , ar penn hac ar pastor ne elle nemeur achap eus ar furor quen hes a dirant. He varo precius a erruas var dro ar bloas 170.

REFLEXION.

Peguement a boan n'ho deus quet anduret ar ghristenien guenta e commancamant an Ilis , couscoude e soufrent quement-se oll gant ur batiantet admirabl ha gant joa , dre ma considerent ar berr amser eus ar vuez-mâ , ha ma sonjent er recompanç caër hac eternel a esperent en eê. En em servijomp eus ar memes reflexionou evit soufr gant ar memes couraj ar poaniou a erru gueneomp.

Ar pes a andnromp er bed-mâ a so nebeut a dra , mar er c'homparajomp gant ar recompanç a so preparet evidomp. Hor buez ne dê nemet ur momet e comparæson d'an eternite , pehini a dle beza hon recompanç. Pa ne vevomp eta nemet quen nebeut amser , n'hon eus ive nemet nebeut da soufr. Ar sonj epquen eus an eternite eurus pehini a esperomp , an esperanç da jouissa un deiz eus a Zone , a dle hon renta contant hac eurus a vremâ memes. An esperanç-se eo e deus græt d'ar verzerien trec'hi ar rigor eus an tourmanchou horripla ; an esperanç-se e deus græt da un infinite a sænt santout un douçder hac ur joa interieur e creis an austeriteou a bratiquent hac e creis ar bersecutionou a andurent.

Contamplomp alies an eê , ha consideromp-en evel hor bro , hon demeuranç hac an trôn preparet deomp gant Doue. Ar re a so bet diaraozomp a so tremenet , cet int da guemeret possession eus an eurusdet eternel-se : ho heulia a reomp ; hac ar re a zeui en hon goude , a dremeno quer couls ha ni , ne deus nemet an eternite pehini ne dremeno jamæs.

*An drede varn-uguent a viz Ebrel.*

## SANT GEORJ, MERZER.

AR sant-mâ, ganet e Capadoç, a heulias en he iaouanctis arme an impalaer Diocletien. Meurtout a eure dre he gouraj ha dre he furnez an istim hac ar faveur eus an impalaër, pehini er greas unan eus he officerien vrassa, mæs ar faveur-se ne hadas quet pell. Diocletien pehini a voa payen, o veza un devez assemblet he officerien, a ziselerias dezo an dessein en devoa da zistruja ar ghristenien dre he oll rouantelez. Peguer cruel ha peguen impi bennac ma voa dessein an impalaer, nicun na grede he zisapprouvi, hac an darn-vuia anezo dre ur respet ha dre ur gomplesanç milliguet en approuvas hac er meulas. Ne voe nemet sant Georj pehini a soutenas en occasion-se caus ar ghristenien, en ur represanti d'an oll assemble gant cals a ners penaus e voa un dra a-enep ar justiç punissa tud innocant. Diocletien en ur anaout dre gomsou propr ar sant penaus e voa nou pas epquen christen, mæs c'hoas protecteur ar ghristenien, a reas he zerc'hel er prison. Couscoude, evel m'en devoa queuz da goll un efficaer quer courajus, ha pehini en devoa rentet dezan quement a servijou mad, a reas he hossibl evit he c'hounit dre gaer, mæs oc'h he velet bepret ferm ha constant er memes santimant, e roas urs d'he lacaat e creis ur rôd goarnisset ar dhabars a vegou houarn, gant pere e voe roguet ha dispennet he gorf. He hatantet hac he joa o soufr un tourmant quer cruel, a gonvertissas un nombr bras a bayanet; mæs an tirant o chom bepret obstinet, a reas erfin he zibenna. He verzerinti a erruas var dro ar bloas 290.

### REFLEXION.

An impalaër Diocletien a broposas d'he officerien an dessein cruel en devoa da zistruja ar ghristenien. An darnvuia anezo, pere ne glasquent nemet plijout d'an impalaer ha caout he c'hrac vad hac he faveur, a gonsantas ganlan, hac a reuas memes d'he veuli dre ur respet ha dre ur gomplesanç milliguet. Mæs sant Georj pehini a oa

devoa respet humen ebet, dre na zouje nemet Doue, a soutenas e pirill he vuez caus ar ghristenien. Ha c'houi hoc'h eus ar gouraj da souten ar virionez hac an innoçanç en occasionou ma ilut ha ma tleit memes he ober? Pa velit tud paour grevet ha foulet, ne zent-hu quet martese dre ur respet humen ha dre ur gomplesanç criminel da souten, da sicour, da favorisa ar re vras hac ar re pinvidic? Peguement a dud a so injust er poent-mâ, pere n ho deus scrupul ebet var quement-se, siouas dezo! Dre exempl, ar re pere o ve lequeet da ingala ar c'hargou, ar gurriou en ur barres, hac int-hi a so dibec'h oll? Guelet a reer alies cals a injustiç en tax hac er rollou; quement-se hac en a ell arruout hep na ve cals a dud coupabl hac injust?

An diazeourien a dle ober attantion penaus ne ellont quet favorisa unan, da lavaret é, taxa nebeut unan hep taxa re ar re-all, ha par consequant hep ober gaou out-ho. Mar quevont an traou goall diazeet er bloas diaguent, ne d'è quet eno ur ræson d ho lesel er stad e pehini ho deus ho c'havet; oblijet int er c'hontrol da lacaat urs e quement-se, en ur rei e vec'h da bep-unan evel ma tle beza ervez he voyen hac he faculte.

En ur guer, piou-hennac a fell dezan beza dibec'h, ha beza quit da restitui evit ar re-all, a dle pa vezo tiazea ar c'hargou publiq, derc'hel ar balanç en he zorn. Ne dle anaout nense na câr na mignoon ebet, nac adversour ebet quen nebeut; mæs sellet ous he goustianç epquen hac ous ar virionez, ha consideri penaus un deiz e vezo he-unan poeset ha musulet gant ar memes poes hac ar memes musul m'en devezo græt d'ar re-all.

---

*Ar bevare varn-uguent a viz Ebrel.*

SANT ROBERT, ABAD.

SANT Robert, guinidic eus a Auvergn, en devoa en he iaouanctis ur garantez admirabl en andret an dud clan hac affliget, hac he vrassa plijadur oa guelc'hi ho goulion hac ho fansi. Goude beza conservet he innoçanç dre ar vortification continuel eus he aquianchou naturel, dre an oræson ha dre he application d'ar studi, en em rentas belec.

C'hount bras en devoa a bell amser d'en em retira en

desert, mæs cavout a ree bepret un ampechamant-bennac hac en dale'he : Doue a fournissas dezan erfin an occasion gaër da executi he zessein. Ur soudard pehini en devoa cunduet ur vuez direglet, a zeuas un deiz da c'houlen digantan petra a alse da ober evit en em savetei, ar sant a respontas dezan : Chenjit bresel ; bete vremà hoc'h eus breselequeet hà combatet ons an ennemiet, commancit eus a hirio da gombati ouzoc'h hoc'h-unan, da lavaret eo, d'en em drec'hi hoc'h-unan, ha da ober penn d'hoc'h inclinationou direglet. Ar soudard, touchet oc'h he glevet, a zisclerias dezan en devoa bolonte vad da guitât ar bed ha d'en em retira er solitud, ma cafse ur c'honductor-hennac hac a alse he sicour hac he instrui.

Ar sant ravisset o clevet ar bropostion-se, na zouetas quet na bresante Doue dezan an occasion-se evit effectui an intantion en devoa a bell amser, hac en em ofras d'ar soudard evit beza he gompaignon.

Ne zalesont quet da vont ho daou en desert : hac o veza cavet ur chapel banter-distrujet er solitud vras e escopti Clermon, e safsont en e-hars ul logig vian gant brancou guez.

Robert a reglas an exerciçou evit an deiz hac evit an noz, regli a reas an amser a dlient rei d'ar beden, hac an amser a dlient lacât bep deiz da labourat, implija a reent an darn-vuia eus an deiz hac eus an noz en oræson, ac ho iuniou a oa countinuel. Cetu a-se ar c'hommançamant eus ar gouent brudet, ha hanvet *Chez-Dieu*, da lavaret é, logig vian e pehini e ra Doue he zemeurançç; mæs al logig-se a zeuas souden da veza ur gommunaute vras ha santel meurbet. Ar brud eus a sant Robert hac ar miraclou caër a ree Doue en he faveur, a ỳ gaças dezan quement a zisquibien, ma voe ret sevel er plaç-se ur gouent vras, e pehini e conter tri c'hant religius.

Rei a reas constitutionou sant Beneat d'he religiuset, da beré he instructionou hac an exempl eus he vertuziou a elle avoale'h servijout da reglen.

An abad santel-mà goude beza bet ar gonsolation da velet an union harfet hac an devotiou fervant etouez he oll vreudeur, a reutas he ene da Zoue er bloas 1067.

REFLEXION

Ur soudard convertisset gant sant Robert, a ro gan-

tan ar c'hommançamant da un urs a relgiuset, hac a zeu da veza ur sant bras. Doue a gonvertis tud a bep etât hac ho reud parfet. Na vezimp-ni biquen eus a nombr an tud eürus - se pere en em gonvertisso parfetamant da Zoue ?

*Eil reflexion.* Ar sænt ho deus caret ar vuez retiret, ho deus en em blijet en desert, tud ar bed er c'hontrol ne garout quet beza ho-unan, n'en em blijout tam er solitud. Ur goustianç pur, pehini a so e peoc'h hac er grae Doue, en em blij o veva retiret : ur galon tourmantet gant mil remors a glasq en em zissipa hac en em intourdia, ha cetu perag e clasq gant pres ar c'hompagnunezou, hac e red eus an eil divertissamant d'eguile.

---

*Ar bempvet varn-uguent a viz Ebrel.*

## SANT MARC, AVIELER.

SANT Marc eus a lignez ha tribu Levi, en devoa ar zêl quen ardant evit ar feiz, ma er choasas sant Pèr evit beza ar c'hompaignon eus he veachou. Mont a eure gant an abostol bras-mâ da Rom, hac e sicour a eure da blanta ar feiz er guær principal-se eus ar bed. Eno e scrivas sant Marc an histor eus an aviel, evit rei d'ar ghristenien ar gonsolation d'ha lenn alies, hac evit rei dezo ar voyen da gonservi da viquen en doctrin santel a voa bet annoncet ha desquet dezo.

Sant Pèr er c'haças goude-se da hreseg en Egypt, e pelec'h a reas un nombr infinit a gouversionou dre he instructionou ha dre he viraclou, ha beza en devoe ar gonsolation da velet ar bayanet-se o vrusuna ho-unan ho doueou faus. Ac'hano ez eas d'an Thebaïd, e pelec'h Doue a roas ur venediction quer bras d'he labouron apostoliq, ma teuas ar c'harter-se, leun a bayanet quent, da veza goude an douar eürus-se pehini a so bet an demeuranç eus a gueu lies a bermit santel, hac e pelec'h an had divin eus an Aviel en deus produet quement a frouez.

O veza erru erfin e Alexandria, e labouras gant ur gouraij dreist-ordinal evit gonvertissa ar guær vras-se, hac hep dale e voe guelet ur ferveur admirabl etoues ar ghristenien. N'en em gontantent quet da viret epquen ar pes

a so goure'hemennet dre lesen Doue, mæs pratica a reent c'hoas ar c'husuliou santel eus an Aviel : cals anezo a renonca d'ar bed, hac a diemene ho buez en exercię eus ar bennjen hac ho contampli ar gurionezou eternel.

Couscoude darn eus ar bayanet pere a chomas obstinet en ho erreur, a gommanças da vurmuri, dre ma velent penaus seul-vui ma cresque nombr ar ghristenien, seul-vui e timinue ar respet evit ho doueou faus Lavaret a reent entrezo penaus e voa deut an den estranjour ha divroet-sa evit distruja ho doueou ; en em sesia a resont anezâ : staga a resont ur gorden ous he c'housoug, hac he stleja evelse dre guær. Ar sant ne chane o veuli Doue epad he dourmant ; er fæcon-se e rentas he ene d'he Grouer, en eizvet bloasvez eus a Neron, da lavaret ê, var dro eu vloas ha tri-uguent goude donediguez hor Salver.

REFLEXION.

Ervez an Aviel eo e vezimp oll harnet en heur ar maro. Cals a dud a garre gouzout pe scurt fin ho devezo, ac int-hi ho devezo an heur da vont d'ar barados ? Ho speret memes a so inquiet ha nec het pa sonjont er poent-se, Mar fell deoc'h gousout ha c'houi so var an hent mad, n boc'h eus nemet comparaji ho puez gant an Aviel Grit reflexion var ar c'homsou caér-mâ eus a Jesus-Christ : *Petra so scrivet-el lesen ? Petra lennit-hu ? Grit quement-se*, emesan, *ac e vefot*, da lavaret ê, hac e viot salvet. Gouezit eta penaus, mar heuliet reglennou faus ar bed, en em gollot gant ar bed, ha penaus er c'hontrol, mar bevet ervez ar reglennou just santel eus an Aviel, e viot eûrus dre c'hraç Doue.

Evit excita mui-oc'h-mui ho fervenr hac ho couraj, abandonnit affer silvidiguez etre daouarn Doue, ha labourit bepret d'he servija gant ar memes ferveur evel a retac'h, ma ve bet revelet déoc'h gant un Æl penaus e viot salvet. O peguen agreabl ve da Zoue an disposition-se eus ho calon ! Ha pebes ners, pebes couraj n'ho pe-hu quet evit avanç hac assuri bo silvidiguez dre euvrou mad !

*Ar c'huec'hvet warn-uguent a viz Ebrel.*

## SANT MARCELIN, PAP HA MERZER.

SANT Marcelin, eus a behini ar vuez a so bet atao un instruction gaër hac ur sujet bras a fizianç evit ar bec'herien, a voa guinidic eus a Rôm.

Goude beza labouret gant ur zêl infatigabl evit silvidiguez an eneou, ha rentet servijou bras d'an Ilis, e oue choaset evit pap er bloas 296, hac e commancamant he garg en em acquitas eus he oll deveriou en ur fæçon santel hac exemplus meurbet.

Var dro ar bloas 303 an impalaër Diocletien o veza roet un urz nevez da bersecuti ar ghristenien, ar bersecution a voe quen horribl, ma voe countet bete pemsec mil merzer en ur miz. Ar pap ne oue quet espernet; arretet e oue, hac e rezeur dezan soufr quement a ell inventi an araj eus ar bobl fuloret.

Ar bayanet er stlejas da dampl an doueou faus, oc'h he c'hourdrous da ober dezâ soufr ar c'hruela tourmanchou, mar manqse da adori ho doueou. Marcelin trec'het dre ar spount rac an tourmanchou a breparer dezâ, en devoe ar maleur da ofr esenç d'an idolou. *Mar d'é coueset ur Pap quer santel en ur pec'het quer bras, piou ne die quet crena ha disfiziout eus he ners?*

Marcelin ne zaleas quet da gaout queuz ha glac'har eus he faut, commanç a reas da vouela, da hirvoudi, ha da glasq hep dale ar voyen da repari ar goall exempl en devoa roet. Ober a reas evit quement-se assambli ur c'honcil e pehini en em bresantas gant un habit a benitant, en ur supli gant cals a zaëlou an tadou eus ar c'honcil da obteni evitan digant Doue ar pardon eus he grim, ha da rei dezan ur binijen ervez he bec'het. An esquibien touchet dre ar stad humiliet e pehini edo en em lequeet, a respontas dezâ: *an abostol sant Per a gouesas ive en ur faut bras, hac a obtenas digant ar vadelez a Zoue ar pardon eus he bec'het dre he gontrition ha dre he zaëlou: esperout a dleit en devezo Doue evidoc'h ar memes truez hac ar memes misericord: nicun ac'hanomp*

*na eil ho condaouni, dre ma'z ouc'h ar penn eus an Ilis; hoc'h-unan bezit ho parner.*

Ar pap santel ne zalcas quet goude-se da vont da gavout an impalaer, da behini e lavaras: *Avoui a ran ez oun bet maleurus avoalc'h da zouja ho tourmanchou, hac em eus bet ar frajilite da ofri ezenç d'an drouc speret; mæs cetu me amâ prest da repari va c'hrim, en ur scuilla va goad evit ar feiz; seul-vui e reot d'in soufr, seul-vui e contantot an desir am eus da ober pinijen.*

An tirant, o clevet quement-se, a guemeras ur goler quer bras, ma reas he zibenna var an heur. Evel-se eo e reparas ar pep hac ar merzer santel-mâ he bec'het hac ar goall exempl en devoa roet.

REFLEXION.

Sant Marcellin en ur soufr ar verzerinti, en deus reparet caer ar goall exempl en devoa roet. P'enr'e rompnt quement a exemplou mad d'hon nessa evel ma hon eus roet dezan a re fall? Anez quement-se hor c'honversion ne d'eo na parfet na guirion.

*Eil reflexion.* Ar pap bras-mâ en deus anzavet he hec'het dirag an oll tadou eus ur c'honcil. An nep en deus he galon touchet ha glac'haret da veza coneset er pec'het, n'en deus quet aoun d'en discleria; he boan eo da veza he gommetet, ha non pas d'he gôfes.

*Trede reflexion.* Mar hoc'h eus bet ar maleur da goueza en ur faut bras-bennac, n'en em zisesperit quet, ha na gollit quet couraj. Hac ho pe commetet an horripla eus an oll grimou, Doue en deus bepret mui a vadelez evidoc'h evit na onfac'h caout a valiç? prest eo d'ho receo, ho teport a ra c'hoas, na zalcit quet eta da zistrei outâ gant ur galon contristet hac bumihet.

---

*Ar seisvet var-uguent a viz Ebrel.*

SANTES ZITA, GUERC'HES,

SQUER HAC EXEMPL AR MITISIEN.

SANTES Zita, merc'h da un den paour divar ar mæs, tost d'ar guær a Lûq, a davoa a viane ur vodestiz hac un douçder

douçder ravissant. Avoalc'h oa lavaret dezi e tisplije un dra da Zoue, evit m e devize euz hac horrenr outan epad he oll buez. D'an oad a zaousec vloas e voe lequeet da servija e ty ur bourc'his eus a Luq. An ty-se a so c'hoas e veneration hirio an deiz, hac e veler peintet var ar voguerion an actionou principal ha ar miraclou a reas en he buez.

Ar vatea santel-mâ a gomprenas penaus ar guir devotion a gousist oc'h en em acquita en ur fæçon parfet eus a zeveriou he etat, hac en em applicas da guement-se. Mintin-mad e save evit ober oræson: bemdez e cleve an oferen abars ma voa poent ober he labour. Beza a voa sourcius, diligant, humbl, oheissant ha patiant meurbet. Pion n'en devize quet lavaret e tlie beza estimet ha meulet gant quement hini he anave? Couscoude Doue a hermetas ma one exercet he fatiantet epad ouspen ur bloas: goapeet ha disprijet e voe, he mæstres e e hemere guelch evit un innoçantes, guelch evit ur plac'h ourgouillus, quemeret a reas cas out-hi, ha ne gave mad netra a guement a ree; ar servijerien-all eus an ty a lavare iva goassa ma ellent anezi. Ar plac'h santel ne zigoras morse he guenou evit en em glem hac a ree bepret he servij gant ar memes peoc'h ha gant ar memes contantamant. He mæstres a anaveas erfin su tensor e devoa en he zy, ha pep-unan a zeuas da anaout he vertu ha da gaout un istim vras evit-hi. Ar chenjamant-se a reas poan dezi, dre ma prefere ar souffrançou hac an humiliationou d'an oll istim ha d'an oll meuleudiou eus an dud.

He mæstr hac he mæstres ho doe a-neuse quement a fiziane enni, ma resont dezi an emmel eus a beptra. Mui a sourci e devoa eus an traou, eguet pa vizent bet dezi hennan; consideri a ree quement a voa etre he daouarn ac en he c'harg evel un dra a behini e tlie renta cont da Zoue. Epad tost da hanter cant vloas ma chomas en ty-se, biscoas ne voe guelet dilabour: ha custum e devoa lavaret penaus ar vertuziou principal eus ur servijeres christen eo doujanç Doue, ar fidelite, an humilite ha caret al labour.

Quen dalicat e voa var ar hurete, na seila morse ons un den en he faç: an ha labourou poanussa ne glasqua james he æzamant, ne ne daula morse he dillat gant aoun na vize quet guisquet en ur fæçon deçant ha modest

Q

avoale'h. Ur mevel o veza bet an insolanç da lavaret dezi ur goms disonest ha lubric, e quemeras quement a euz, ma voa prest da sortial eus an ty, panevet ma voe chasseet var an heur al libertin-se

Ne devoa nemet un habit simpl, abalamour ma roe tout d'ar beaurien, hac alies e tivoere he boed evit he rei dezo; ne roe james conseounde netra hep permission. He mæstr o velet e cresque he vadou etre ha daouarn, a bermetas dezi rei an alusen gant larguentez: he ober a eure gant prudanç, mæs ive gant liberalite; ha Doue a autorisas he charite dre meur a virael. En un amser a goernez, gonde m'e devoa roet an darn-vuia eus an id a voa e griguol he mæstr, e oue cavet ar grignol leunoc'h eguet na oa abars m'e devoe græt an alusen. Ur veich-all un den paour ha clan, o veza deut da c'houlen digant-hi ur hanne gum en un amser ne devoa quet da rei, e voa queuz bras gant-hi; mæs evel ma edo nense o tenna dour eus ar punç, ha ma en em gavas dre bermission Doue an dour a-dennas chenjet en gum, e cavas ar voyen da soulaji an den paour-se, hac ar punç-se a hanver c'hoas hrema punç santes Zita.

Petra-hennac na golle morse ar guèl a Zoue e ereis he oll labourou, ha ma elleur lavaret a voa he buez un oreson coutinuel, couscoude gonde heza labouret epad an dez, e tremene alies un amser vras eus an noz e contemplation: hac ar servijerien-all ho deuz rentet testeni da veza guelet meur a veich ur sclerijen gaër en ha c'hampr.

Unan eus he devotionou a voa pidi Doue bemdez da scuilla he venediction var labour ar re a laboure evit silvidiguez an eneou Beza e devoa ive un truez hras oua ar griminalet condaonet d'ar maro: doubli a ree he fedennou evit obteni dezo ar c'hraç da anduri ho suplic gant ur speret a hinijen ha da gaout ur maro mad.

Erfin e couesaa clañ. Deu na grede e tiese mervel; mirè ar santes guell instruet eus ha heur diveza, a c'houlennas hac a recevas he sacramanchou gant un devotion pehini a douchas an oll; hac en ur ober sau-cess acton a garantez pere a oa quer familier dezi durant he buez, e rentas he ene da Zoue er bempet devez eus ha c'hlènvet, er bloas 1272, oajet a dri-uguent vloas

REFLEXION.

Ne deus eta na condition quer paour na quen dister er bed, na eller enni gant ar sicour eus ar c'hraç beza ur sant pe ur santez vras. Peguer consolant eo ar virionez-mâ

Mæs ive pebes quenz, sioas ! pebes confusion evit tud puissant ha pinvidic var an douar, pa velint martese eus an ifern ar plaç caer bac ar renq huel a zalc'ho chara an eê ar re distera eus ho servijerien.

---

*An eisvet warn-uguent a viz Ebrel.*

## SANT VITAL, MERZER.

Ar sant-mâ ganet e Milan, ha pried da santez Valerii, a voa ur soudard devot ha vertuzus eus a arme an impalaër. En amser ar bersecution e console cals hac e sicoure ar ghristenien. He vuez a oa un exempl caer evit an dud fidel, hac he honestis a voa admiret gant an oll, memes gant ar hayanet.

O veza clevet penaus ur christen hanvet Ursicin, ha medecin dre etat, pehini a voa condaonet da vervel evit ar feiz er guær a Raveen, a gommance crêna, ha penaus e voa en danjer da veza trec'het dre ar spount rac an tourmanchou a voa preparet evitâ, e redas d'he gavout hac e lavaras dezan : *Petra, Urcisin, crêna a rit e fin ar combat! Beza hoc'h eus ar gurunen etre ho taouarn; he lesel a reot-hu da gouesa dre ur spount van? Douja a rit un hanter-heur a dourmanchou, hac e false deoc'h en em brecipita en un tan eternel! Ha possibl ve penaus, goude beza bet quen habil da barea clenvejou ar re-all, e roac'h deoc'h hoc'h-unan taul ar maro? Excitet ho feiz, va breur quez, ha leun a fiañç er visericord a Jesus-Christ evit pehini e varvit, achuit courajusamant ho sacrifiç.* Ar c'homson-se ho devoe quement a effet, ma tenas Urcisin da soufr ar verzerinti gant ur gouraj vras.

Ur payen a raportas d'ar barner penaus a oa Vital en devoa aliet ha conrajet Ursicin da soufr ar maro quent eguet adori an doueou. An den maleurus-se n'eu em gontantas quet memes a guement-se, incita a reas c'hoas ar barner da ober ive tourmanti Vital.

Ar sant a oue arretet souden dra urs ar barner, pehini goude beza græt dezan soufr un tourmant cruel var ar chevalet, a reas he deul en ur fos doun, a pelec'h e taulser varnezan ar bern mein ha donar. Evelse eo e varvas ar merzer santel-mâ er bloas 171.

An den maleurus pehini en devoa angajet ha poulset ar barner da dourmanti ar sant, a voe souden gonde-se possedet gant an droue-speret, ha tourmantet gant quement a arraj, ne chana o crial nez-deiz : *Va zourmanti a rês, Vital, ma lisqui a rês* ; ha da ben seiz devez, evel ne alle mui andur ar vroca en devora, ez eas d'en em deul en ur ater a pehini en em veuzas.

REFLEXION.

Peguer mad ê rei un avis pe ur gusul vad d'ar re bo deus ezomp, un act eo a garantez pehini a so agreabl bras da Zoue, hac a verit ur recompanç caer, evel a velit e vuez sant Vital, pehini dre ar gusul vad a roas da Urcisin, a veritas he-unan ar gurunen a verzerinti.

*Eil reflexion.* Lequeomp evez na alfemp den da ober droue ebet, rac coupabl e vemp eus ar memes pec'het a raë, hac e vemp responsabl eus an oll dommaj a arrufe. Doue ne vanq quet da bunissa abred pe divezat an nep a ro goall ali, evel ma remerquer er bunition terribl eus an den maleurus-se pehini a alias ar barner da dourmanti sant Vital.

*Trede reflexion.* Peguer profitabl eo heul un avis pe un ali mad ! Urcisin en deus bet an eur da veza ur sant hac ur merzer evit beza heuliet an avis a roas dezâ sant Vital. Heuliet bepret an avison mad a vezo roet deoc'h : en em gavout a reot bepret guell a guement-se, elec'h ma bo pe queuz goude-se ma vancac'h d'hoc'h heulia. Quemerit cusul digant un den fur ha prudant en hoc'h afferion important, tamporel ha spirituel ; dre ar voyen-se e vezo ho coustianç e peoc'h, hac e vefot contant.

---

*An navet varn-uguent a vis Ebrel.*

SANT PER, MERZER,

EUS A URZ SANT DOMINIQ.

PEUR e carimp-ni Doue eguis en deus en caret ar sant-mâ guinidic a Veroon, pehini en deus gallet lavaret evel

an abastol sant Pèr: *Anaout a rit, ô va Salver, penaus ho caran*; rac e guirionez ho garet en deus e pep oad hag e pep stad eus he vuez.

He dad a voa heretiq, mæs dre c'hraç Doue ar c'hrouadur-mâ a gouesas etre daouarn ur mæstr santel pehini en instruas ervad. Ur vontr dezâ ô veza he gavet o tont eus ar scol en amser n'en devoa nemet seiz vloaa, a c'houlennas digantan petra en devoa desquet. *Ah!* emesan, *desquet am eus ar misteriou eus ar feiz, pere a gridin betec ar maro.*

O veza bet casset da Bouloign evit continui he studi, peguen direglet bennac e oa an dud iaouanc eus ar guærse, e conservas he innoçanç dre ar beden, dre ar vortification ha dre an tec'h dious an occasionou.

O consideri an danjerou a gave er bed, en em rentas religius eus a urs sant Dominiq. Ebars er stad-se e cunduas ur vuez quer santel, ma oa consideret evel un exempl a berfection. Ar brud anezan a voa deja eet dre ar oll Itali, pa bermetas Doue e cruas gantan un humiliation vras ha sansibl meurbet. Unan eus ar gouent a zisc'redas ur faut bras varnezan hac a avertissas ar superieur, pehini a reas he c'hervel, hac en interrojas var ar poent-se. Ar sant a gontribuas mui eguet den d'he gondaonation, rac elec'h en em justifia, ne reas nemet lavaret e oa pec'her, hac e c'houlenne pinijen evit he bec'hejou. Neuse e oue casset da ur gouent-all a bell, ha tretet gant un dismegans vras: eno e tremene an darn-vuia eus he amser en oræson. Un deiz o veza prosternet dirag he gruefi, e tigouesas gantan lavaret: *Ha permeti a reot-hu, va Jesu binniguet, e anduren mui pell amser, me pehini so innoçant?* Neuse e clevas ar c'homsou-mâ: *Ha me, petra am boa-me græt evit meritout beza crucifiet?* Quement-se a grescas he garantez evit Jesus-Christ, hac a reas dezan guemeret ar resolution da soufr he boan hep jamæs lavaret guær ebet nac evit en em glem, nac evit en em justifia. Mæs Doue pehini a zifen bepret ar re innoçant, a reas anaout he innoçanç, ha guelet a rezeur ez edot en em dromplet.

An den santel-mâ en em laeaas neuse da rei missionou e Toscaan, er Romaign hac er Milanc. Evel m'en devoa un donæson hac un talant particulier evit touich ha convertissa ar bec'herien vrassa, e teue ur foul quer bras a dud d'he glevet, ma vije contraign alies da breseg e-meas eus an ilis.

Un heretiq obstinet pehini ne glasque nemet ar voyen

d'hen dicrial etouez ar bobl, a reas van da veza clan, hac er pedas da rei dezan ar iec'het, he intantion oa da ober gonde-se goab eus an den santel, ha da lacaat an oll d'he zisprijout. Ar sant a lavaras : *pidi a ran Jesus-Christ da rei deoc'h ar iec'het mar d'ouc'h clan, mæs ive d'ho renta clan mar em tromplit.* An heretiq a santas er memes moment ur fallijen quer bras, ma sonje dezâ beza prest da vervel, anaout a reas he faut, pidi a eure an den santel da gaout truez outâ, hac e vevas gonde-se e guir ghristen.

Ar asut a voue ervad e voa c'hoas heretiquet-all pere a glasque noasout dezan hac he laza memes : quement-se ne viras quet na zisclerias dezo ur bresel continuel. *Gousout a ran*, emesan un devez en ur bresec, *penaus adversourien Jesus-Christ hac adversourien he Ilis a fell dezo caout va buez ; ar c'haëra chanç a ellont procuri d'in, eo scuilla va goad evit ar feiz ; hac ar c'hraç-se eo a c'houlennan digant Doue a bell-amser.* Da henn nebent goude-se ez eas daou anezo d'he c'hedal var he hent, pere a roas dezan daou daul sabreu var ar penn, ha mervel a eure en ur recita ar *Gredo*, au abreje eus ar feiz, er bloas 1252, d'an oad a c'huec'h vloas ha daou-uguent.

REFLEXION.

Admiromp ar furnez hac ar gallout a Zoue, pehini en deus clasquet ar c'hronadur-mâ e creis an heresi evit tre-c'hi ha distruja an heresi, hac evit ober anezan ur protector hac un defensor bras eus ar feiz. Peguement a enor na ra quet d'hon religion an exempl-mâ epquen, dre hehini e velomp visiblamant penans Doue he-unan eo a furm gant he zorn oll-gallondec an heroet christen hac an defensoret eus he Ilis. Evelse sant Paul, evelse sant Augustin ho deus combatet ha distrujet an errenr e pehini e voant ganet. Trugareeaomp Doue da veza roet deomp ar c'hraç da veza het ganet eus a guerent christen, da veza græt deomp anaout ar aclerijen eus ar feiz, da vesa hon recevet en he Ilis santel ; exercomp alies actou a feiz, mæs eus ur feiz crê hac anflammet dre ar garantez.

*Eil reflexion.* En amser ma oa tretet an den santel-mâ gant cals a zasmegans, e tigouesas dezâ lavaret : *Ha permeti a reot-hu, va Jesu, e soufren mui pell amser, me pehini a so innoçant ?* Neuse e clevas ur vouez : *Ha me, petra am boa-me græt evit meritout beza crucifiet ?* O res-

pont admirabl ho capabl de arreti hor c'hlêmou hac hor murmurou en hor poanion hac en hon affectionou !

---

*An tregontvet a viz Ebrel.*

## SANTES CATEL A SIEEN,

### EUS A UREDE-URZ SANT DOMINIQ.

AR santes-mâ guindæ eus ar guær a Sienn, a devoa a vianic un inclination vras evit ar vertu, ha un devotion quen tener evit ar Verc'hes Vari, ma rapporter penaus quellies gueich ma pigna en diri eus he zy, en em lequee var he daoulin evit lavaret an *Ave*, *Maria*.

He c'herent o veza cavet ur chouç caër evit-hi, e foursaas da zimisi, mæs respont a eure gant respet penaus a devoa græt he sonj hac he resolution da chom hepret guerc'hes. He mam evit ha distrei dious ar sonj-se hac he c'hontraign da zimisi, e c'hargas a labour hep caout damant na truez ebet out-hi. Ar verc'h santel, e creis an tregaç poanius eus an tiegues, na golle morse ar guêl a Zoue, hac he oll labour ne vire quet ne oa hepret unisset gantan dre an oræson. He mam soueset erfin o velet he fatiantet hac an ær euzi hepret contant, n'en em opposas mui d'he dessein, hac ha lesas da heul ar mouvamant eus ar c'hraç.

Catell a gundnas a-neuse ur vuez mortifiet meurbet. Iun a ree bemdez; ne devoa evit guele nemet ur planquen; douguen a ree ur siliç houarn, hac a pratiqua mortificationou-all quer bras, ma'z ê diæz compren penaus ur plac'h a drivec'h vloas, pehini a hent-all e devoa nebeut a nec'het, e deffe gallet ho souten. Quemeret a eure an habit a drede-urz sant Dominiq, hac a oua exempl ou all c'hoareset dre he devotion parfet ha dre he c'harantez da visita ha da servija ar heaurieu en ho c'hlênvejou.

Doue evit purifia he vertu, a hermetas ma anduras tentationou bras hac importun a bers an droue speret hac a bers ar c'hic. Ar santes a vougas hepret ar flammou impur-se dre he iunion dre he daëlou. Doue a lequeas goude-se ur peoc h bras en he eue, hac he c'hargas a gonsolationou : bete ma vos

ravisset he aperet hac extasiet : he favorisa a eure iva eus a veur a vision hac apparitiou admirabl.

He buez a so bet can oll hurzuduz ha miraculus, mæs ispicial var fin he amser; pa e deus hevet adalec ar c'horaïs bete gouel an Asçansion dre voyen ar gommunion santel, hep quemeret magadures all ebet.

Ar bara-se eus an Æles pehini a receve bemdez, ha mague hac a roe dezi un nerz surnaturel evit souten he mortificationon dreast-ordinal.

Erfin ar santes-ma estimet ha reveret gant ar pap Gregor nuecvet, gant ar pap Urban c'hnec'hvet ha gant ar brincet, a varvas e Rom er bloas 1380, d'an oad a dri bloas ha tregont.

*Maximou spirituel santes Catell.*

1. Un dra ræsonabl bras eo caret Doue generusamant hep clasq hon interest nac hor profit hon-unan. Evit caout ar garantez parfet-se, e tleomp sonjal ha consideri peguement ez omp caret gant Doue.

2. An dan vertuzus a gar an dud mechant hac impi memes, dre ar ræson hac ar princip surnaturel abalamour ma'z int crouet ervez an imaj a Zoue.

3. Ne deus nemet ar pec'het a guement a elleur henvel dreue.

4. Ar guir humbl a andur gant patiantet ha memes gant joa pep seurt controliez ha pep seurt adversite.

REFLEXION.

Mam santes Catell a Sienn he o hargas casi eus a oll labour hac eus a oll sourci an tieguez, quement-se ne viras quet na oa hepret unisset gant Doue dre an oræson, abalamour m'e devoa græt ur retret ac ur solitud e goelet he c'halon, e pelec'h en em retire evit en em antreteni gant Doue.

Hoc'h oll labourou ne viriat quet ouzoc'h na viot un dan interieur ha recueillet, mar grit evel ar santes-mâ ur gabinet pe un oratoric e gouelet ho calon evit en em retira euo a amser da amser evel en ur solitud, e creis ho prassa occupationou. Un hermit en he desert a ell caout ha galon hac he speret occupet ha distret dre ar sonj ha dre ar representation eus ar hed, ma ne d'è quet soureus da arrèti he imagination ha da vortifia he squanchou natu-

rel, mæs ive un den e eres ar bed, a ell beza recueillet hac unisset gant Doue etouez an tregaç eus he afferiou ac eus he etat. Pa glasquer Done ha pa er c'harer, er c'haver e pep lec'h.

---

*Ar c'henta devez a viz Maë.*

## SANT IACOB HA SANT PHILIP, EBESTEL.

AN daou sant-mâ ho deus bet an enor da veza daou abostol da Jesus-Christ, da breseg he Aviel ha da vervel evit ar feiz.

Sant Iacob a oa map da Alfe ha da Vari Cleofas: he vuez a so bet ur binijen continnel. En em briva a reas adalec he iaouanctis eus a vin ac eus a guement breuvaj en deus an nera da vezvi. Tremen a rec bemdez un amser quer bras en oræson var he zaoulin, ma teusont erfin calet evel re-ur chamau. O vezabet lequeet da escop er guær da Jerusalem, he vuez a oa quer santel ma en em gave eurus ar re a elle pocquet da vord he saë. Gouarn a reas an ilis a Jerusalem gant ur ferveur admirabl epad tost da dregont vloas, hac e c'houneas un nombr bras a eneon da Zoue dre he zouçder carantezus.

Sant Philip, guinidic a Bethsaid, en devoa ur zêl incomparabl evit silvidiguez an eneon, un desir ardant en doa da ober d'an oll anaout Doue ha d'ho lacât oll d'he garet. He galon a oe ravisset en ur glevet an instruction gaër a reas Jesus-Christ d'he ebestel nebeut amser abars he basion; ha pa er c'hlevas o coms dezo eus he Dad eternel ehars ar memes instruction-se, e quemeras an hardieguez da lavaret dezan: *Mæstr, grit deomp dre ho c'hraç anaout ha guelet ho Tad celestiel, ne c'houlennomp ha ne deziromp quên.* Jesus-Christ a respontas: *An nep om guêl-me, a vêl ive va Zad.* Goude asçansion hor Salver, ar sant-mâ a gassas ar sclerijen eus ar feiz e Sythu, hac a gonvertissas da Zoue casi an oll hobl eus ar c'hanton bras-se.

An daou abostol-mâ a achuas ho buez dre ur verzerinti glorius. Sant Philip a oue staguet ous ur groas, hac assomet a danhon mein gant ar bayanet eus a Hieropolis,

abalamour ma eu devoa græt mervel ur serpant pehini a adorent ac a gonsiderent evel ho Doue.

Sant Iacob a oue precipitet eus a c'hoare au tempi d'an traonu gant ar scribet hac ar farisianet, dre ar goler ho devoa ontâ, abalamour ma velent e cresque bemdez dre he voyen, an nombr eus ar ghristenien er guær a Jerusalem. Ar sant-mâ ne chanas bete ar momet diveza da bidi an Autrou Doue da bardoni d'ar re a ree dezan mervel.

### REFLEXION.

Sant Iacob en ur vervel a bedas evit he vourrevien. Ene christen, imitet exempl au ahostol santel-mâ, imitet exempl Jesus-Christ. Pa viot persecutet gant hoc'h adversourien, pa raint deoc'h coll ho madou, pa ruinint ho fortun, pa ho precipitint en un abym a viser, a gonfusion hac a vez, mouguit ueuse ar santimanchou a goler ac a veujanç, pidit au Autrou Doue d'ho fardoni, ha credit ferm e pardouno ive deoc'h ho pec'hejou, penaus e savo a uevez ho fortun discaret, penaus a quemero sourci ac'hanoc'h, ha penaus ho pezo un deiz ur plaç etouez ar verzerien eu eê, evit beza soufret er bed-mâ ur verzerinti a galon, dre garantez evit Jesus-Christ.

*Eil reflexion.* Sant Philip a lavaras da Salver ar bed, grit deomp anaout, disquesit deomp ho Tad celestiel, ne c'houleunomp ha ne zesiromp quêu, quement-se a suffia deomp, a so avoalc'h evidomp. Hac heu-ues ê ho tesir, ene christen? Ha desirout a rit-hu anaont Doue? Perac eta e sonjit-hu quen nebeut eunan? Perac eta e squiset-hu quer buan en oræson, e pelec'h en em zisquez Doue d'ar re er c'hlasq? Ha n'hoc'h eus-hu quen desir nemet da velet Doue ha d'he bossedi.

Nebeut a dud so a guement a ell lavaret gant guirionez: Doue a suffis d'in, Doue so avoalc'h evidon. Goulen a rêr digant Doue madou tamporel, iec'het, ners, aperet, mæs piou a lavar gaut au humbl sant Augustin: *ra zeuin, ô va Doue, d'hoc'h annout ha d'en em unaout va-unan: ra zeuin da anaout ho crandeur, ho puissanç, ho madelez, ho perfectionou infinit. ha ra zeuin da unaout va sempladurez, va frajilite, va maliç hu va neant.* Piou a c'houleu ar c'hraç digant Doue d'he garet, ac ar c'hraç d'en em zisprijout pe d'en em gassaat he unan? Peguen nebeut so etouez

an dud devot memes, a guement en em gontant eus a Zone, pere ne zesiront nemetan, pere ne c'houlennont netra en he c'houde, pere a all lavaret a galon bac a c'henon: Done a suffis d'in. O calon avaricius, da bebini ne suffis quet un Doue! O calon miserabl, pehini a glasq he eûrusdet er-mæs a Zone!

---

*An eil devez a viz Maë.*

## SANT ATHANAS, ESCOP.

AR sant-mâ pehini a so bet ataô consideret gant an tadou santel evel ur sclerijen vras eus an Ilis, ac unan eus ar vrassa defensoret ar feiz, a voa gunidhe eus a Alexandrui en Egypt. Ar pes en deus servet en amser memes ma edo c'hoas iaouanc evit difen ar religion, a disquez avoalc'h peguement a excelle en oll squianchou.

An escop ha patriarch eus a Alexandrui en ur vont d'ar c'honcil a Nicee, er choasas evit he accompagni evel an habila theolojien eus he amser; Athanas a zisputas er c'honcil-se ous an impi Arius pehini a oa ar penn eus an heretiquet, he drec'hi a reas hac he c'holei a gonfusion. Ar patriarch a Alexandrui o veza deut da vervel pemp miz goude ar c'honcil, Athanas o clevet penaus e sonjer d'en lacaat en he blaç, en em gosas quer mad na oe clevet quelou ebet anezâ epad c'huec'h miz; mæs erfin e oe disoloet, hac e oe sacret escop d'ar seisvet varn-uguent a viz Querzu eus ar bloas 326.

Biscoas escop n'en em acquitas goell eus a oll deveriou he garg, he zêl a oa ardant, mæs ive douç ha carantezus. Beza e voa pastor ha tad he bobl.

Ober a ree admiration an oll breladet hac an oll dud fidel; mæs an heretiquet peré ho devoa conservet ataô ur gassoni estranj outan, ne chansont morse d'he hersecuti, he accus o resont e fans meur a veich eus a draou ar re horripla, hac e resont he gaç en exil bete teir gueich. An avi ac an droue ho devoa oc'h he velet o tistrei hepret triomfant, a reas dezo attanti var he vuez, en hevelep fæçon ma oue contraign da gnaet pell amser en ur citern pe ur punç sec'h, e pelec'h ur mignon dezan a gasse dezan secretamant peadra evit souten he vuez. Ar

sant-mâ durant ur bersecution-all, en em gusas er he, pe er volz e pehmi edo enterret he dad, hac e chomas eno pevar miz. Seblantout a ra n'en deus permetet Doue ma ve bet an doctor santel-mâ exilet quen lies a veach ha contraign d'en em guset evel-se, nemet evit rei dezan mui a amser da renta servij d'an Ilis dre ar scridou caer a gomposas a-enep an herezou, en exil ac er plaçou e pere e voa cuset.

Erfin gonde beza gouvernet an Ilis a Alexandrii epad c'huec'h vloas ha daou-uguent, ha soufret persecutionou estranj casi durant an oll amser-se, e varvas e peoc'h an ha escopti.

REFLEXION.

Doue a bermet e ve persecutet he fidela servijerien, pe evit ho funissa eus ur faut dister bennac, pe evit ho renta vigilantoc'h ac humploc'h, pe evit crisqui ho c'hurunen, pe gant aoun n'en em gollent er brosperite. Doue a glasq bepret e quement-se he c'hloar, hac ar mad eus hon eneou. Elec'h eta en em glem neuse, e tleomp quent he drugarecaat.

En oll bersecutionou a erru gueneoc'h, en em examinit hoc'h-unan; guelit ha c'houi hoc'h eus commetet an drouc a rebecher deoc'h. Mar d'ouc'h coupabl, soufrit an humiliation ac an dismegans-se evel un dra hoc'h eus meritet: elec'h en em facha evit ar rebech a rêr deoc'h, bezit quen fachet eus ar fant hoc'h eus græt. Mar d'ouc'h innoçant eus ar pes ma oc'h accuset anezan, mar d'è memes evit un action vad ez ouc'h persecutet, trugarecait Doue dre ma ra deoc'h soufr evit ar justiç. N'en em liquit quet quement e poan d'en em justifia, Doue er grai avantajusamant evidoc'h, abred pe zivead.

*Eûrus e viot*, eme Jesus-Christ en Aviel, *pa viot persecutet, carguet a injuriou ac a rebechou gant an dud, pa zeuint da lavaret faussamant pep seurt drouc en hoc'h enep abalamour d'in; en em rejouissit neuse abalamour d'ar recompans caer a so preparet evidoc'h en ei.*

---

*An drede devez a vis Maë.*

SANT RICHARD, ESCOP.

CANOMP ur c'hantic a c'hloar da Zoue, dre m'en deus græt triomfa ar garantez e calon sant Richard, ha m'en

deus-en rentet an den eürus-se a behini e parlant ar profet David, pa lavar : *Eürus eo an hini a gonsider ar paour hac an ezomec.*

Ar sant-mâ gunidic a Vro-Saus, en devoa en he iaouanctis ur galon quer mad ha quen truesus, na elle quet guelet mserion nac affictionon ha nessa bep beza he-unan affliget. He vreur o veza bet prisoniet abalamour d'he zle, ne vanœas quet da vont d'he gonsoli guella ma ellas. C'hoant hras en devoa d'he sicour ha d'en delivra eus ar gaptivite-se, mæs he-unan e voa dibourveza arc hant, ha ne voa moyen ebet d'he zilivra anès pêa evitan, rac affer en devoa ous ur c'hreançour tenn ha rust, pehini ne accorde termen ebet, hac a c'houlenne beza pêet en ur bêamant ha var al lec'h. Piou n'en devize quet sonjet e voa impossibl d'ar sant sicour he vreur en un hevelep occasion? Mæs ar garantez a antrepren pep tra hac a zen a-benn a bep tra. En em lacaat a reas da labourat noz ha deiz hac o veza gouneset var boes he divrec'h gant cals a hoan hac a fatig ar som necesser, e pêas evit he vreur, hac e reas dezan sortial eus ar prison.

Goude beza sicouret ha consolet he vreur, ez eas da Baris da studia. Cals a zienes en devoe eno, mæs quement-se ne viras quet na reas ur profit bras er squianchou, hac o veza recevet an urzou sacr, e tistroas da Vro-Saus, e pelec'h da benn nebent amser e voe choaset evit escop a Cicerstr abalamour d'he squiant ha d'he vertuzion hras.

Ar prelat santel-mâ na espernas quet he hoan evit santification he bobl; ha beza e voa quer charitabl, ma roo d'an dud paour betec he veubl, ha memes an traou necesser evit he usaj ac he servij. Ret a rea gant larguentez d'ar beauriau mezus, bep deport memes ma teusent da exposi dezan ho ezomon, evit espern dezo ar boan ho devize da zisclerla ho necessite. Ospen-se e reas sevel un hospital evit ar ro gos hac evit ar re ne oant quet en etat da c'honnit ho boed.

En he glênvet diveza, pa santas e oa prest he heur, e reas cana dirazan an hymn caër a lavarer en ofiç an Itron Varia : *Maria mater gratiæ, etc.* hac a sinifi a brezonnec : *Mari, mam a c'hras, mam a viserieord, hon difennit eus hon adversour, ac hon recevit en heur ar maro.*

En ur pocquet d'he gracifi e reutas gant ur peoc'h hac ur fizianç vras he ene d'he Grouer, er bloas 1255, d'an oad a c'hnec'h vloas ha hanter-cant.

REFLEXION.

Ar sant-mâ en deus labouret, poaniet ha c'hneset evit sicour he vreur en he affliction ac en he baourentez. Pebes rebeich ne ra quet an exempl-mâ da gals a dud pinvidic pere n'ho deus truez ebet ous ho c'herent paour, evit-ho d'ho guelet e poan hac e necessite ! Pet an hac a zispris ho c'herent abalamour ma'z int paour, ha ne fell quet dezo memes ho anaont evit ho c'herent ! Mæs an orgoui-se a zisplij meurbet da Zoue ha d'an dud memes.

Ohlijet oump da sicour ar beaurien, ha dreist pep tra ar re a an eus hor c'herent

---

*Ar bevare devez a vis Maë.*

## SANTES MONICA, INTAVES.

SANTES Monica, guinidic eus an Affriq, o veza desquet abred gant he mam oræsonou caer, ua squize tam oc'h ho lavaret. Pellaat a ree dious quement a alle he distrei dious Doue; hac he brassa plijadur oa en em antreteni gantan dre an oræson.

Goude beza het un exempl eus a bep seurt vertuziou evit ar merc'het iaouanc, e voe demeset da ur bourc'hiz galvet Patriç; en ur antren er stad-se, e studias da guenta da anaont aperet hac humeur he fried; hac evel ma oa un den colerus ha debauchet, en em applicas da zouçaat he aperet ha d'en distrei dious an debauch dre he douçder hac he fatiantet. Peguer pront ha peguen amportet bennac ma voa-en, ne resiste jamæs outan, na ne lavare quet dezan an distera tra queit a ma vise drouc enhan: mæs pa vise tremenet he goler, e lavare dezan dre ræson ha dre gaer ar pes a elle he renta pæsiploc'h; onspen-se e c'houlenne bemdez digant Doue dre bedennou fervant he gonversion, hac he ohteni a eure.

Ar vertuziou a admire Patriç en he hried santel, en touchas erfin; chenj a eure evel un all en he blaç, dont a eure donç, humbl, leun a zoujanç Doue, en hevelep façon ma vevas a-neuse bete fin he vuez evel ur guir ghristen.

Ar vreg santel-mâ ne sortie nemeur eus he zy, receo a ree couscoude gant civilite ar re a zeue d'he guelet, er gonversation e comse bepret eus a draou edifiant, ha rei a ree avison mad da veur a hini. Un devez, o clevet ur vreg monanc oc'h ober clemm eus ar goall-dretamant a receve digant he fried, goude beza he c'honsolet guella ma alle, e lavaras dezi: *Esquit evez, va c'hoar guez, na dennac'h quement-se varnoc'h dre ho faut; ne deus netra guel evit mouga an tân eus ar goler, eguet ar silanç hac ar batiantet: ma oufac'h tevel, e espernac'h deoc'h hoc'h-unan cals a chagrin hac a boan.*

Monica, o veza deut intâves, ne sortie nemet dre necessite hac evit pratica an ouvron mad; redoubli a reas he fedennou hac he exerciçou devot hac e lequeas he oll studi da elevi ervad he bugale.

Couscoude Augustin, ar c'hossa eus a dri c'hrouadur e devoa, a reas dezi er gommançamant cals a boan. Ar vam santel-mâ glac'haret o velet ar vuez direglet e gundue en he iaouanctis, ne ehane oc'h he guelenn, ha bemdez a scuille ur mor a zaelou e presanç an Autrou Doue, oc'h he bidi da ober ur sell a druez outâ.

Pedennou quer fervant eus ur vam quer vertuzus evit conversion he map, ne allent quet mancout da veza exancet gant Doue. Ohtem a reas er fin ar c'hraç a c'houlenne gant quement a ardeur. Ne ouffer quet lavaret peguer bras oe he joa hac he c'honsolation pa velas he map convertisset, pehini a gunduas a-neuse ur vuez quer parfet, ma teuas goude-se da veza un escop santel, hac un doctor bras eus an Ilis, neuse e lavaras, he vam eürus gant santimanchou a anaoudeguez vad: *Ra viot meulet da jamæs, ô Tad a visericord: bremâ n'am eus mui netra da zesrout er bed: bremâ e varvin e peoc'h, va Doue, pa'z ê plijet guenéoc'h chelaoui peden ho servyeres.*

Erfin oujat etre pemp bloas hac uter-cant, ez eas da joussa en eê aus ar gonsolationou en eus prometet Doue d'ar re a voêl var an douar.

REFLEXION.

Santes Monica dre he daëlou e deus meritet conversion he map Augustin. Cals a bugale a so hirio, pere ho deus quement a ezom d'en em gonvertissa evel m'en devoa Augustin; mæs nebeut a so a dadou ac a vamou, pere a zeu da

scuilla daelon dre ar guir desir eus a silvidiguez ho bugale; goucla a reont alies, evit guir, var diregiamanchou ho bugale, mæs ha dre raport a Zone eo a voueent-hi? Gouela a rit pa zeu ho pugale d'a rei deoc'h ur chagrin bennac, pa ho guelit o voall-dizitrihu ho danvez, pe mar greont un dra bennac hac a ra disenor d'ho famill, mæs ha gouela a rit-hu ar c'holl eus ho ene, ac an offanç a reont da Zoue? Glac'har a guemerit, ma zeu ho pugale da vancout a respet evidoc'h, mæs ha c'houi so touchet evit ho guelet o vancout a respet evit Doue dre ho indevotion, pe dre ho impiete memes?

Netra n'en deus contribuet mui da gonversion sant Augustin evit an daëlou, ar pedennou hac exemplou mad he vam santel; en em servijet eus ar memes moyennou evit obtenni conversion ho pugale libertin, perseverit da ludi evit-ho, liquit ho fiziang e Doue, ha certen ho pezo ar memes consolation evel an intanves santel-mà.

---

*Ar bempet devez a viz Maë.*

## SANT PII, PAP

### PEMPET EUS AN HANO.

AR sant-mà a oue ganet en ur guær vian er Milane. Goude beza great darn eus he studi en ur gonent eus a urz sant Dommiq, e quemeras an habit er memes gouent d'an oad a bemsec vloaz, ac e reas he noviciat gant ur fervour pehini a reas juji e vize un dei ur sant bras, ac ornamant ha gloar an urz santel-se.

Quentre m'en devoe achuet he studi, e rejantas en ur secon ma one admiret gant an oll. O veza het lequet da superieur en he gouent, e e'houarnas he religiuset gant ur furnez pehini ne reas quet dezan nebeutoc'h a enor. Ouaen-se e presegas e meur a lec'h, ha hepred gant ur frouez iraz hac admirabl.

Ar gardinalet oc'h anaout he squiant dreist-ordinal hac he zel ardant evit silvidiguez an eneon, er choasas evit inquisiteur; na ouffer quet explica ar mad a reas er garg-e, na quement en devoe da souffr a bers an heretiquet. Ar pap a ree ive quement a istim anezau, mar er greas escop, ha

ha goude-se cardinal. Ar prelat santel a lequeas un urz caer en he oll escopti querceuls dre he exempl ha dre he zouçder, evel dre he instructionou ac he ordrenançou : netra ne alle resista ous an humilite ac ar vuez exemplus eus un escop quer bras ac ur c'hardinal quer santel.

Dre-se ive pa varvas ar pap, e voe choaset en he blaç evel an digna eus ar garg quenta-se eus an Ilis. Ar pap santel-mâ a gommanças dre lacaat urz vad er guær a Rom: chasseal a reas eus a guær an dud fall hac a voall exempl, pere a voa obstinet ha digouraij; pourvei a eure da oll ezomon ar beanrien; fournissa a ree d'ar merc'het paour peadra evit ober ur fortun honest ha dereat, pe evit en em lacaat en ur gouent bennac; autreteni a ree missionerien er broyon pella eus ar bed, bete en Ameriq.

Sicour a reas meurbet ar gristenien en ur bresel ho devoa a enep an Turquet pere a glasque quemeret dre nerz enesen Malt, Venus hac ar Sicil; rei a reas quement arc'hant ha quement mad en davoe evit ho sicour en ur brezel quen important. Ar ghristenien a c'hounceas ar c'haëra victor a voa het gouneet biscoas, an Turquet a gollas tregont mil den ha tri c'hant lestr, quen galeou quen re-all; ha dibvret e voe a gaptivite tost da ugnent mil esclaf christen. Attribui a rezeur an oll gloar eus ar victor-se gonneet d'ar seisvet a vis Here er bloas 1571, da bedennou ar pap santel, pehini epad an oll amser-se n en devoa quet ehanet o pidi an Autron Doue da sellet a druez ous arme ar gristenien; en effet beza en devoe ur revelation eus ar victor er momet ma voe gouneet, hag e reas renta graçou da Zoue e Rom, meur a zeiz abars ma ellas erruout ar c'hourier pe an expres da zigaç ar c'helou.

Petra-bennac ma voa-en carguet eus a sourci an Ilis universel, ha m en devoa nebeut a iec het, e cundue hepred ur vuez quer mortifiet, evel m'en devoa græt er gouent. Ne zebre quet a gnig onspen teir gueich ar sizun. Bemdez e lavare he chapelet, ha biscoas ne vancas da assista er pedennou a vise græt bemnos e comun en he dy.

Erfin ar pap bras-mâ oajet a eis vloas ha tri-nguent, gonde un agoni douç ha her, pehini a vize bet quemeret evit un oræson, a rentas he ene da Zoue, er bloas 1572.

REFLEXION.

O peguer bras eo an nerz eus ar beden! Gant ar beden e

R

tigorer ar barados hac a serrer an ifern. *He lavaret a ran deoc'h, eme Jesus-Christ, quement a c'houlennot digant va Zad em hano, en accordo deoc'h.*

Ho pet recours bepret d'ar heden e quement a antreprenot, mar fell deoc'h caout un issu mad. Caër ho pe ober, caer ho pe labourat, ne reot netra ma ne labour Doue gueneoc'h.

En ur bidi evidoc'h, ne ancouait quet da bidi evit ar reall, evit ho tud, evit ho pugale, evit an Ilis, evit ar rouantelez, etc. Sant Pii dre he bedennou a obtenas digant Doue evit ar ghristemen, ur victor gaër var ho ennemiet. Santes Monica a hebini bor hoa deac'h ar gouel, a veritas dre he fedennou conversion he fried hac hini he map sant Augustin.

---

*Ar c'huezec'hvet devez a viz Mae.*

## S. IAN DAMASCEN.

AR sant-mâ guinidic eus ar guær a Damas e Syrii, goude beza en em rentet habil er squiantchou humen ha divin, ha beza trec'het adversourien an Ilis dre he scridou leun a ners hac a loquanç, a guitaas ar bed hac he vadou, evit en em retira en desert didan direction ur religius ancien, pehini en devoa ur simplicite vras, mæa ivez cals a experianç.

Ar religius-se a roas dezan er gommançamant an instructionnou-mâ. *Da guenta, lacât evez ne rase netra eus he volonte propr, ha na entreprense netra hep cusul; d'an eil, chasseal eus he speret an oll sonjesonou eus ar bed; d'an drede, en em zisfiziout bepret anezâ he-unan ha beilla var he inclinationou: d'ar bevare, n'en em occupse na ne barlantze nemet eus ar pes a alle he renta santeloc'h: d'ar pempet, ne desirse na visionou, na revelationou, na donæsonou dreist-ordinal: d'ar c'huec'hvet, ofri alies da Zoue he labour, he boanio, he silanç ac he oræsonou.* Ar fidelite gant pehini e viras an avizon mad-se, a reas dezan ober e nebent amser ur profit bras er vertuziou.

Ar religius ancien-se pehini ne glasque nemet renta bemdez parfetoc'h he zisquibl, ha mouga ennan an amour propr, er c'hassas e quær da verza ur bec'h panerou, ac a

lavaras dezan goulen anezo ur pris pehini a vus divoder ha diræson; partial a eure rac-eou hep repliqua netra : ar pris excessif a c'houlennas eus he baneron a reas ma oua quemeret evit un den sot ha diot, ha ma oue guspeet gant ar bobl : distrei a eure gant joa d he ermitaj, e pelec'h a coutinuas da gandui ur vuez humbl ha mortifiet.

Ar religius ancien a lavaras dezan erfin e oa deut an amser da lacaat da dalvout an talant bras en devoa recevet digant Doue, en ur scriva a-enep adversourien an Ilis, an en eur drec hi dre he seridon an heretiquet navez. Ar sant a recevas ar gourc'hemen-se evel nn urs eus an eè. Composi a reas levriou excellant evit souten ar feiz, ha cals a levriou a zevotion leun eus a un onetiou divin, ispicial pa barlant eus a excellanç ha grandeur ar Vere'hes glorius Vari.

An escop a Jerusalem o veza anaveset mirit bras ar santmà, en oblijas d'en em renta belec, mæs ne vevas quet pell-amser goude-se. Clênvel a eura, hac uset gant ha binijennou hac he labourou, e varvas var dro ar bloaa 770, oajet a ouspen pevar-uguent vloas, ha respetet a-neuse evel unan eus an habila ha santela tadou eus an Ilis.

*Maximou spirituel, tennet eus a œuvrou sant Ian Damascen.*

1. An nep a ra an alusen, a ro nebeut a dra hac a receo cals; rei a ra ur scoed pe nebeutoc'h, hac a receo ur rouantelez.

2. Piou bennac a ro d'ar paour, a ro da Zoue, ha gant ur profit bras.

3. Evit en em viret dioua pep pec'het, ne faut nemet soujal er presauç a Zoue, na faut nemet consideri peguer caër eo ar vertu, ha penaus ar blijadur sansuel a dremen en ur moment.

4. Ar souj eus ar maro hac eus an tourmant eternel destinet d'ar pec'het marvel, a so ur brid crè evit derc'hel an inclinationou fall, sansuel ha lubric.

5. An traou fachussa pere a erru gueneomp er bed-mâ, a so hepred profitabl deomp, mar queromp ober un usaj mad anezo.

6. Mar d oue'h attaquet gant an orgoul, pe teutet d'en em estimout mui evit ar re-all, na varnit den; mæs en em gonsiderit pis boc'h-unan, bae e teufot d'en em humilia ha d'en em gonsideri evel an distera eus an oll.

### REFLEXION.

Petra so caëroc'h, petra so edifiantoc'h eguet guelet unan eus ar santela ha brassa doctoret eus he amser, o tont d'en em lacaat didan direction un hermit simpl, pehini a ziennas outâ pell amser pep seurt studi, hac en dalc'has er simplicite eus ur c'hronadur. Mæs pebes tensor n'en deus quet roet d'an Ilis sant Ian Damascen en ur veva er solitud hac en devaijen? Pebes sclerijen n'en deus-en quet leset en he scridon admirabl, pere ho deus servijet da drec'hi quement a berctiquet ha quen lies a erreur?

Oc'h en em renta humploc'h, n'en em renter james inutil, mæs quent capsploc'h da ober traon bras evit Doue hac evit an nessa.

---

*Ar seizvet devez a viz Mae.*

## S. STANISLAS, ESCOP HA MERZER.

AR sant-mâ gunidic eus a rouantelez Poloign, goude beza tremenet he iaouanctis en ur hurete vras hac en em rentet habil meurbet, a oue græt chaloni eus ar guær a Gracovii, hac a veritas goude-se dre he vuez santel hac exemplus heza choaset evit escop ens ar mêmes quær.

En em acquita a reas eus an oll deveriou eus he garg gant ur ferveur pehini a ree ar sujet eus a admiration an oll bras ha bihan. He zèl ardant evit conversion ar brassa pec'herien, a reas dezan mont da gaout ar roue Boleslas, pehini a gundne ur vuez disordren · represanti a reas dezan an danjer e pehini e lequee he silvidiguez, ne ar goall exempl a roe da dud he halæs ha d'he oll hobl, he ludi a reas da galmi coler an Autrou Doue dre ur gonversion pront ha sincer. Ar roue a seblantas heza touchet, mæs n'en em gonvertissas quet; continui a reas he voall vuez; hac e clasquas an occasion d'en em venji ens ar sant. Ober a reas da dud miserabl he accus da veza usurpet ha quemeret injustamant ur pare pehini en devoa staguet ous an Ilis; galvet a oue ar gaus e presanç ar roue, hac ar sant ne vancas quet d'en em bresanti evit en em justifia, mæs evel ma oa lamet digantan ar voyen da brouvi

ar beamant en doa græt eus an douar-se, dre ma voa bet distroet titrou pe goaranchou an ilis, ha ma voa maro an hini digant pehini en devoa he brenet, an escop leun eus a ur feianç santel e Doue, a lavaras dirac an oll a rae dont araug un test pehini e vijent obligeat da gridi, ha penaus e vije ar perc'hen memes, pehini en doa guerzet dezan an douar, petra-bennac ma voa maro tri bloas a voa. Ar sant a dremenas tri devez en oræson hag o iun, ha goude beza lavaret an oferen, ez eas var ha an den maro: ordren a reas dezan a hers Doue sevel, ha dont d'he heul, evit renta testeni d'ar virionez; an den-se ressuscitet a heulias an escop bete ar palæs, e pelec'h edo an em assemblet un nombr bras a dud, hag a lavaras gant ur vouez distinct, guerzet am eus va douar d'an escop Stanislas, a recevet am eus ar beamant, goude beza lavaret quement-se e tistroas var eguis d'he ve, hag a tenas er memes stat ma edo quent.

Ar miracl-mâ pehini a estonas meurbet an oll, a arretas un nebeut amser coler ar roue e-nep ar sant. Mæs ar prelat santel pehini na estime quet mui ha vuez eguet he ene, o velet e continue ar prinç maleürus en he zisurs, en excumunugas erfin, an tirant-se a guemeras ur goler quer bras outâ, ma antreas dre he furor en ilis ar sabren en he zorn, gant pehini e lasas an escop santel ous an auter en amser ma offre ar sacrifiç divin.

Doue a ziscleriaș dre gals a viraclou santelez he servijer fidel goude he varo pehini a erruas er bloas 1079.

REFLEXION.

Repren gant prudanç ha gant douçder ar re a ra droue, a an na effet eus ar garantez a dleer caout evit he nessa. Hac he ober a rit-hu, ispicial e quenver ar re a so dindan ho garg pe en ho servij?

*Eil reflexion.* Netra ne dle spounta ur ministr fidel, pa ve question eus a c'hloar Doue ac eus ar religion. Gloar Doue a dle he doueh mui evit he vuez hag he fortun. Piou en devize sontenet ar religion, ma ho devize crènet an ebestel dirac an tyrantet?

*An eizvet devez a viz Mae.*

## SANT PER, ARC'HESCOP.

AR sant-mâ a voa guinidic eus an Daufine. He dad pehini a voa un deu divar ar mæs, n'en devoa quen sonj nemet d'he zerc'hel da labourat gantan. Mæs ar c'hrouadur iaouanc pehini en em sante galvet da un etat-all, a bedas he dad da ober dezan studia, hac a reas quement ma voe lequeet er studi. Evel m'en devoa ur speret lemm, e'hoant bras da zisqui, ha ma pellee bepret dioua ar c'hoariou, e tenas souden babil bras. Neuse en em rentas religius e urz sant Bernard, hac e cunduas er stad-se ur vuez quen humbl, quer mortifiet ha quer parfet, ma voe great abad eus a gommunaute Tamied e Savoa.

O veza abad, e exerce ur charite vras en andret ar beaurien hac an oll dremeudi, ho boeta hac ho loja oll a ree. An abaty a Damiet na voa quet epquen ul lojeiz evit an estranjourien, mæs beza e voa c'hoas evit-ho ur scôl a salvidiguez dre an instructionou mad a ree dezo an abad, ha dre an exemplou bras a vertu a velent en oll religiuset.

An abad santel-mâ ha quer charitabl, a oue choaset evit arc'hescop eus a Darantez. An escopti-se e devoa ezom eus ur pastor vigilant, pehini a lacasse un urs vad enni : he ober a reas, ha guelet a voe e ber amser ur ferveur vras quen etouez an dud a ilis, quen etouez ar bobl.

En em blijont a ree ispicial oc'h instrui an dud divar ar mæs hac oc'h ober ar c'hatechis d'ar vugale. He vadou a voa mui d'ar beaurien evit dezan. Guelet e vije oc'h en em briva he-unan eus ar pes a vize servijet dezan oua taul, evit he rei d'ar c'henta paour en em bresante, ha guelet e voa gouda beza roet quement en devoa, o tivisca he zillat e creis ar goan, evit guisca ar beaurien. Beza e voa ouspen-se un æl a beoc'h e pep lec'h. Dre he brudanç ha dre he furnez e unanas an duc a Savoa ac ar c'homt Sant-Gil, pere a oa var ar poent da gaout brezel etrezo, hac e tilivras evel-se ar Savoa hac an Daufine eus ar maleuriou pere a beul bepret ar vresellou. Ober a reas ive ar peoc'h etre ar roue a Franç Louis seizvet hac ar roue a Vro-Saoz, pere a edo e bresel.

Erfin oajet a drisec vloas ha tri-uguent, uset dre he labourou ha dre he vortificationon, e varvas evel ma varv ar sant er bloas 1175.

Ar miraclou bras en davoa græt en he vuez hac ar re a c'hoarveas var he ve, a reas he ganonisa c'hnesec vloas goude he varo.

REFLEXION.

Un dra gaër ê, ha cals eo beva a peoc'h hac en ur garantez parfet gant an oll, mæs ar re ho deus gallout hac antorite, a dle c'hoas labourat da unani ar re a so a division pe e disantion.

*Eil reflexion.* Ar sant-mâ a zivoere he voed evit he rei d'ar paour, hac a zivisque he zillat a ereis ar goan evit guisca ar beaurien. Ha rei a rit-hu da viana a rest eus ho taul d'ar beaurien? Rei a rit-hu dezo ar pes a ilit da zivoeret eus ho tillat?

Ervez an tedon santel eus an Ilis, ar pes a ell ar binvidien da zioueret, a so dleet d'ar beaurien : gonde ma an daus ar pinvidic quemaret an necesser aus he dra, an nemorant a so tra ar paour.

---

*An navet devez a viz Mae.*

SANT GREGOR NAZIANÇ.

AR sant-mâ, guinidic a Nazianç, a rea en he iaouanctis un istim quer bras eus ar chastete, ma viras epad he vuez ur hureté angeliq. En ur ober he studi er guær a Atheen, e reas un anaondeguez hac un amitie partieulier gant sant Basil, ha gonde beza en em zistinguet eno ho daon quen dre he sperejon bras, quen dre ho devotion exemplus, en em densont en ul lec'h distro, e pelec'h e tremenent ho amser en oræson, er studi eus ar Scritur santel hac er pratiq eus ar binijen.

Sant Gregor o veza bet oblijet dre ur ræson a garantez da zistrei da Nazianç, a recevas eno an urzou sacr. Neuse en em roas d'ar bredication, hac a presegus gant quement a onction ha gant quement a frouez, ma voa considerat avel un abostol.

Nebent amser goude-se e voe sacret escop ha destinet

evit escopti Sasim, mæs escop Nazianç pehini dre he oad bras ne alle mui exerci ar fonctionou eus he garg, er goulennas hac en ohtenas evit he sicour er fonctionou episcopal. Ebars er garg-se en em gomportas gant quement a furnez, ma veritas beza choaset evit escop ha patriarch a Gonstantinopl. Beza en devoe cals da soufr e Constantinopl a bers an heretiquet, mæs dre he batiantet ha dre he zêl ardant e teuas a-benn d'ho c'honvertissa da Zoue.

Pa en em velas avancet en oad, hac infirm, e reas, goude beza lequeet urs e pep-tra, an dilès eus ar garg enorablse evit distrei da Nazianç. En em retira a eure en un ty var ar mæs, e pelec'h e veva evel ur religius, en em roas d'ar gontamplation, hac e scrivas cals a levriou savant ha devot meurbet, a bere en deus pinvidiqueet an Ilis.

Mont a eure da receo en eê ar recompanç eus he labourou ac eus he euvrou mad, var dro ar bloas 380.

*Maximou spirituel sant Gregor.*

1. Quen lies gueach ma tennomp hon alan, e tleffemp sonjal e Doue, pe zeu da gonservi deomp hor buez e pep momet, ha d'hor c'harga e pep momet eus he zonæsonou.

2. Ec'his ma'z ê unisset ar c'horf gant an ene, ha ma'z ê unisset ar branq gant tronjenn ar vezen, e tleomp beza unisset evel-se gant Doue. Ar branq separet dious ar vezen, a zeu da voêvi ha da vervel; ar c'horf separet dious an ene, a zeu da vreina ha ne d'ê mui nemet corruption; an den separet dious Doue dre ar pec'het, e pe stad deplorabl ne ma-en quet eta, sioas!

3. Ret eo en em soumeti, suja da Zoue ha d'an dud: da Zoue evit pep sort ræson, ha d'an dud evit conservi ar peoc'h hac antreteni ar garantez.

4. Un dra meulabl ha profitabl ê derc'hel he deaud, pa en em santer poulset da barlant dre ur mouvamant a goler.

5. Ur voyen excellant evit regli ervad he deaud, eo en em voasa da viret avizíou ar silanç.

6. Parlantit pa guefot ne ve quet guell deoc'h tevel; mæs ive tivit, mar d'ê guell ar silanç evit ar pes a fell deoc'h da lavaret.

REFLEXION.

Ar sant-mâ a recommande alies ar silanç, hac en em gondaonas he-unan da chom daou-uguent deiz hep parlant,

dre'n abec ma sônje dezan en devoa parlantet re un devez. Ha c'houi, da bet devez e tleit-hu en em gondaoni evit beza parlantet re enep Doue hac enep ho nessa, dre ho leoudouet, dre ho mallozou, dre ar vedizanç, pe dre gomsou disouest ha lubric?

*Eil reflexion.* Oc'h en em gavout infirm ha clan var fin he vuez, e tremene un amser vras en oræsou, hac e compose levrion devot ha santel; ha c'houi ur c'hleuvet dister a ra deoc'h neglija hoc'h exerciçon a zevotion, evel pa ne ve quet an amser da veza fideloc'h da Zoue, pa zeu d'ho pisita ha d'hoc'h eprouvi dre ar clênvet.

---

*An decvet devez a viz Mae.*

## SANT ANTONIN, ESCOP.

SANT Antonin eus ar guær a Florang, goude beza excellet er studi, en em rentas religius ens a urz sant Dominiq. Evel ma voa humbl, obeissant ha mortifiet meurhet, e teusa sonden da veza un exempl a herfection d'he oll vreudeur James n'er guelet oësus pe dilabour; ha goude beza assistet e ofiç an hanter-nos, e tremena an nemorant amser het'an deiz en oræson, pe o lenn, o studia hac o scriva.

Ar pap Eugen pevare er choasas abalamour d'he verit rar evit escop a Floranç. Caër en devoe debat, ret oue dezan obeissa. O veza escop e vevas bepret ec his ur religius paour; goude beza roet d'ar heaurien he oll arc'hant, e roe he veubl, hac en em lequee he-unan evit ar beaurien en ur baonrentez vras. Ouspen-se e fondsa ur gommunante a pebini e lequeas daonsee gonerneur, pere ho devoa ar garg da zistribui d'ar hanrien mezus quement ho devoa ezom. Ar charite-se eus ar prelat santel e deus prosperet, ha quen agreabl ê bet da Zoue, ma teu ar fondation-se da antreteni hirio an deiz ouspen c'hnec'h eant tieguez a dud paour, ha da fournissa d'ho oll necessiteou.

Ar pastor santel-mâ a hresegue ordinal hep zûl, pa oue e voa un division benuac, ne vanque quet da lacât ar peoc'h; quercouls a selaoue cana ar re baour, evel hini ar re hinvidic, quercouls a selaoue ur paysant evel un dijentil

E hnez ar sant-mâ e rapporter eua a zaou zen paour ha

dall, pénans, oc'h en em antreteni assambles ho daou, a tigoesas gant unan lavaret he secret d'eguile, pénans en devoa ouspen daou c'hant scoed en aour, dastumet divar an alusen, pere a voa gruiet en he vonet; *ha me*, eme eguile, *am eus ouspen tri c'hant, gruiet em justin*. Ne sonjent quet e vije den presant, mæs clevet e ouent. An escop o veza bet informet a guement-se, a gassas d'ho c'hlasq, rebech a reas dezo ar gaou a reent oua ar guir beaurien, dre ho avariçdet. Evit ho fumssa e lamas diganto an aour bo devoa, evit he rei d'ar beaurien mezus; hac be-unan en em gargas d'ho maga bo daou er rest eus ho buez.

Raportet é c'hoas penans ar sant-mâ, o tremen un deiz dre ar ru, a remercas Ælet var gurre un ty. Ar c hoant en devoa da c'housout piou a chome eno, a reas dezâ antren; eavont a reas teir verc'h paour pere a veve e doujanç Done, hac ha laboure nos-deiz evit gonid ho boed hac evit maga bo mam. An escop santel touchet oc'h ho guelet, en devoa sourci da fournissa dezo quement ho devoa ezom; mæs an teir verc h-se oc'h en em gavout en ho æz, na brijesont mui lacât ho foan da labourat, hac e quemersont re ho liberte. An escop, en ur dremen goude-se dre ar memes ru, en em gavas soueset bras o velet un drouc-speret elec'h an Ælet; compren a reas souden petra oa ar chenjamantae; avertissa a reas ar vam ac ar merc'het, hac e vianaas he alusen, evit ho oblija da evita ar feneantis, dra behini a voant exposet d'en em goll.

Biscoas ne oue guelet ur pastor vigilantoc'h var an oll necessiteou spirituel ha corporel ens he hobl, evit sant Antonin, ha gant quement-se-oll en deus cavet an amzer da composi cals a levriou, e pere e remerquer he squiant bras ac e caver un doctrin celestiel. Erfin oajet a zec vloas ha triuguent, goude heza recevet he sacramanchou, en em disposas d'ar maro gant joa, ac e rentas he ene en ur vriata he crucifi, er bloas 1459.

REFLEXION.

Tud paour, ha guir beaurien, na gonsiderit quet ho paourentez evel un drouc, nac evel ur maleur, æssoc'h é deoc h ober ho salvidiguez gant ho paourentez, evit ne d'ê d'ar re binvidic gant an oll madou. Ho paourentez a ell ho sicour cals d'en em savetei, mar gousoc h ober un usaj mad anezi. Hac evit quement-se, ret eo anduri ho paourantez gant

resination da volonte Doue; divoallit iva na zeus ar boan hoc'h eus pourvei deoc'h ezomou corporel, da ober deoc'h neglija ar sourci a dleit caout eus hoc'h ene, pa ellot c'hoas labourat, ha pa gaefot labour, na vanquit quet da lacaat ho poan. Doue a ordren d'an oll poania ha labourat, er hed-mà, mar dle eta re pinvidic memes labourat, na sonjit quet beza exant hoc'h-unan. Liquit evez rac ar feneantis, pe an pisder, pehini a so sourcen ha mam au oll viçou.

Ne allan quet miret ne ajouten amà penaus ez eus c'hoas peaurien faus, tud pere en em daul da glasq an alusen, nou pas dre necessite, mæs dre feneantis pe dre avariçded, abalamour ma quevont didoroc'h varnezo, pe abalamour martese ma testumont evelse muı en ho devez evit na oufent gonnit var bouez ho divrec'h. Ar seurt peourien-se a so condaonnabl dirac Doue ha dirac an dud; gaon hras a reont ona ar guir beaurien, hac en ur guer, laeres an alusen eo. Couscoude e vevont evelse hep remors na scrupul ebet, sioas dezo!

---

*An unnecvet devez a viz Mae.*

## S. MAYEU, ABAD.

SANT Mayen, guinidic a Brovanç, goude beza græt ha studi er guer a Lyon, e pelec'h e oue admiret gant peppnan abalamour d'he squiant bras ha d'he vuez devot hac exempla, a oue græt archidiacr eus a escopti Macon.

An archidiacr santel-mà a guemeras sant Stefan evit squèr hac evit patron, hac a lacâs he studi da imita parfetamant vertusiou ar sant bras-se. He garantez evit ar beaurien a reas dezan, goude beza distribuet dezo he oll arc'hant, guerza he veubl hac he fond evit ho soulaji.

Habitantet Besançon er goulennas evit ho fastor gouda maro ho arc'hescop, mæs revus a reas ar garg enorabl-se gant quement a fermete, ma ouent obligjet d'he lesel; ha gant aoun na zeuzent ur veich all d'he glasq, en em retiras en abaty Cluny, hac en em rentas religius. Vertuzus ha devot d'ar poent ma oa, n'en devoa casi netra da chenj nemet he habit. He galou distag pell a voa dious an traou crouet, ha speret recueillet hac interieur, he fervaur, he

humilite ac he vuez mortifiet a reas dezan erruout e ber amser en huela perfection. Da beun c'huec'h vloas goudese e voe lequeet da abad er memes gouent en despet d'he humilite. Ar regleunon hac an exemplou caer pere a roas d'he religiuset, a grescas meurbet ho ferveur, ac a gassas pell ar brud eus ho abad santel.

Ar pap Beneat seisvet, Hug Capet, roue Franç, ac an impalaer Othon ho devoa un istim bras evitan. An impalaer en ahas da antrepren ar reform eus a veur a gouent en Allemaign. Ar sant en em gargas eus ar gommission-se gant seul-vui a joa, ma vele ervad peguement en devise da soufr. Labourat a eure en affer-se gant quement a issu mad, ma reas receo e Raveen, e Pavi, e Sonab hac e Suiss ar reglen a viret e Cluny, pehini a voa ur reformation eus a urz sant Beneat. Lacât a eure ar reform e abaty Mar-Moutier, e abaty sant Germen Anxêr hac e hini sant Benign e Dijon; ha dre urs ar pap e reformas gouent Lerin.

Ne zeuas quet a ben eus un affer quen dies, hep beza controliet nac hep caout cals a oppositiounou : ezom en devoe eus un douçder, un humilite hac ur hatiantet quer bras evel m'en devoa. He zouçder admirabl a ree dezan gounit calonou ar re en em oppose gant mui a aheurtamant, hac ar re-se oa ordinal a receve da guenta ar reform, ha dious ho exempl ar re-all en em roe æs ha facil.

O santout n'em devoa mui pell da veva, e lequeas sant Odilon be zisquibl da abad en he blac, discarguet dre eno dious ar boes hac an ambaras eus an afferiou, ne sonje mui nemet d'en em brepari gant ur ferveur nevez da vervel; mæs ar roue a Franç o veza en pedet da zont da Baris, evit lacât ivez ar reform e abaty sant Denis, ar sant pehini ne oufe revus netra pa oa question eus ar c'hloar Doue, en em lequeas en hent en despet d'he oad bras, mæs o veza arru e Souvigni e Bourbone, e varvas eno evel ma varv ar re just, er bloas 994, etro an oad a eiz vloas ha pevar-uguent.

Conservi a rêr e Souvigni he relegou precius : eno e veler ive ar penn eus he gross græt a olifant, hac he scapulær.

REFLEXION.

Sant Mayeu a gavas difficulteou bras hac en devoe cals da soufr abars ma ellas lacaat ar reform er c'houanchou-se,

e pera cals eus ar reglennou guenta eus an urz a voa eet e mæs a usaij dre negljanç ar superioret. Æssoc'h ê institui a-nevez un urs santel a religiuset, evit ne d'ê he reformi goude-se. Æssoc'h ê ive lacat er gommançamant urs vad en un tieguez, ha conservi an urs vad-se, evit na ve, goude ma ve coueset en disurs, lacat adarre urs vad ennan. Mistri ha mæstreset, herllit eta var ar re a so en ho carg ha dindan hoc'h autorite : na roït quet dezo re a liberte, na soufrit quet en em zireissent, n'ho lesit quet da guemeret ur pleg fall, en em opposit soudeu; rac mar dalcit, na allot mui nemet dre gala a boan ho euna pe ho lacat var an hent mad. Ur superieur, ur mæstr vigilant a espern cals a fantou d'ar re a zepand anezan : miret a ra ua gonesont a meur a hec'het, hac espern a ra dezan he-unan cals a boan ha cals a chagrin.

---

*An daouzecvet devez a viz Mae.*

## SANT NEREE, SANT ACHILLEE

### HA SANTES DOMITILLA, MERZERIEN.

NEREE hac Achillee a voa brendeur. Lequeet e voent fors monaac e servij ar brinces Domitilla, ha beza ho devoe ho daou evel-d'hi an heur da veza convertissat d'ar feiz gant an abostol sant Pèr.

Domitilla ravisset o velet an devotion hac ar vertu eus he daou servijer fidel, e devoe un istim vras evit ho ha cals a feiane enno, hac ho greas officerien vras en he falæs. Ar brinces-se o veza var ar poent da zimizi da Aurelien, an daou officer santel-ma pere a zesire d'ho mæstres ur fortun caeroc'h hac avantajussoc'h, en em antretenas gant-hi var ar frajilite eus a vadou ha grandeuriou ar bed : eoms a resont eus ar silvidiguez, eus an assujetissamant hac ar poanion a guever er stad a briedelez : presec a resont quen excellant var ar pris, ar merit hac an avantajou bras eus ar stad a virjinite, ma quemeras Domitilla ar resolution da chom bepred guerc'hes.

Ar brinces o veza disclериet he dessein d'ar pap Clemant, successeur da sant Pèr, e respontas dezi : Ha sonjet mad hoc'h eus-hu, va merc'h, er gombat rust ho pezo da sou-

teu? Mar revusit dimizi da Aurelien, ne vaneo quet anesan d'hoc'h accusi evel christenes dirac an impalaér payen hac he viot exposet da veza merzeriet. Hen-ues eo, emezi, ar c'haera chanç a ouffe erruout guené : nehent e contan var va ners propr, mæs esperout a ran bep tra eus ar c'hraç oll-galloudec a Zoue. Ar pap o velet he c'houraj hac he disposition santel, a roas dezi voal ar guerc'heset.

Ar pes en devoa lavaret dezi sant Clemant, en em gavas sonden da vir : Aurelien o veza deut da anaout e devoa Domitilla chenjet santimant en he andret, ne vancas quet d'he accusi evel christenes. Aceus a reas ive Neree hac Achillee, dre ma sante ervad e voa int-hi ho devoa aliet ar brinces da guemant-se. Græt a voe da guenta ho froces d'an daou vreur. Ar barner n veza ordrenet dezo adori an doueou, e respontsont a-gren na gometsent birviquen evit tra ebet un hevelep impieta. An tirant ho c'hondaouas var an heur da veza lequeet var ar chevalet ha goude-se da veza dibennet. Ho merzerinti a erruas trivec'h vloas ha pevar-ugueut goude donedigoez hor Salver.

An tourmant ho devoa anduret an daou verzer santel, elec'h diminui couraj ar brinces Domitilla, ne reas nemet he grisqui. Aurelien e reas he oll effort evit he distrei hac evit he c'honnit; mæs oc'h he guelet bepret constant ha fermoc'h evit biscoas er feiz hac en he resolution da viret he virjinite, e reas lacaat an tan en ty e pehini emedo. Eua ar greis ar flam he pignas he ene pur en eê, evit receo an diou gurunen pere a veritas dre he virjinite ha dre he merzerinti.

REFLEXION.

Domitilla en ur oher reflexion var ar pes a lavaras dezi Neree hac Achillee var ar frajilite eus a hlijaduresou ha grandeurion ar bed, a renonças da guement-se-oll, hac a guemeras ar resolution d'en em rei ha d'en em gonsacri da Zoue. Ma consideremp evel-d'hi gant ul lagad fur ha christen madou ar bed-mâ, pehes disprijanç n hor he-ni quet evit-ho! Anaout a raemp penaus grandeuriou hac enorion ar bed ne d'int nemet ambarras hac ur gein; guelet a raemp ar boan a so gant ar madou, pebes labour a so evit ho dastum, pebes sourci, pebes nec'h evit ho c'honservi, guelet a raemp peguer væn eo plijadnresou ar bed, ha penaus e teu ordinal var ho lec'h ar c'heuz ac an dis-

pljadur; anaout a rsëmp penaus ar re a ra chançou mad dimizion caër erves a sonjer, ne d'int quet eürussoc'h evit ar re-all. Allas! pet so eus ar re-mâ pere a seblant heva en ho flijadur hac e prosperite, hac a zeu couscoude bemdez da hirvondi e secret, da scuilla daelou e huero ha da zeplori ho maleur. Ne deus a vir eürusdet er bed-ma memes, nemet evit ar re a laca dreist pep-tra ho speret ac ho c'halon er madou eternel, nemet evit ar re a brefer servij Doue da servij ar bed; u'ha deus nemet evit-ho ur joa pur, douç ha padus.

---

*An trizecvet devez a viz Mae.*

## SANT IAN SILANCIER.

AR sant-mâ, hanvet Silancier abalamour d'ar silanç bras en deus miret epad daon-nguent vloaz, a voa gunidic eus an Armeni. Goude maro he dad hac he vam, oc'h en em velet mæstr eus ur succession vras ha piuvidic, e reas sevel e Nicopol un ilis caër en enor d'an Itron Varia. Goude-se en em ranfermas en he dy gant dec personaij devot, pere, goude beza quitect pep tra eveldan, ne felle dezo sonjal nemet en ho silvidiguez.

Ur gommauçamant quer generus ha quer parfet a rentas æz ha facil d'an den santel-mâ ar pratiq eus an oll vertuzioù. An humilite a voe ha vertu favori; ha dre he abstinanç hac he vortificationou e conservas hepret ur hurete vras a gorf hac a speret. He ferveur a oa un exempl caër d'he zec compaignon, hac ur guentel touchant pehini ho excite oll da avanç mui-oc'h-mui hemdez en hent eus ar berfection.

Mæs ne jouissas quet pell eus an doueder a gave en he solitud. An escop a Golonu o veza dent da verval, a oue choaset en he blaç, en despet da guement a reas evit en em exanti. An diguite nevez-se na reas nemet ajouti d'ha hinijennon ordinal, al labouron apostoliq hac ar sourci pastoral.

An escop santel-mâ a c houverne e peoc h ha bobl, pa zeuas ar gouerneur eus an Armenu d'her chontrolia ha d'en em opposi da gnement mad a falle dezan da ober. Ar sant a representas dezan an drouc a ree a quement-

se d'ha bobl ; mæs o velet penaus ar gouerneur-se elec'h guellaat, a ree goaz oc'h goaz, e reas an diles eus he escopti, hac en em retiras secretamant en un desert e Palestin, e pelec'h e tremenas daou-uguent vloas en ur silanç continuel, en oræson, er gontamplation hac er pratiq eus ar binijen.

Erfin oajet a bevar bloas ha cant, hep beza collet netra eus a ners he speret, e rentas he ene da Zoue, er bloas 558.

REFLEXION.

Ar silanç a so an æl gardien ens ar guir devotion. Er silanç eo e clever mouez an Autrou Doue. *An nep a laca evez ous he deod, en em breserv eus a veur a zanjer*, eme ar Speret Santel dre c'henou ar fur Salomon.

Ar re ne ousont quet tevel, a gouez e meur a faut. Æssoc'h é chom hep lavaret netra eguet en em viret oc'h pec'het en ur harlant cals. Dæz ve da ur parlanter bras miret ne achape digantan etouez quement a c'heriou, ur goms fall bennac, pe ur goms dishonest, pe ur goall-deodat, pe ul le-douet bennac.

---

*Ar bevarzecvet devez a viz Mae.*

SANT PACOM, ABAD.

AR sant-mâ, gunidic eus an Thebaïd, a ell beza consideret evel an instituteur pe ar fondateur eus ar vuez religius, da lavaret é, eus ar re pere a vev e commun en ur gouent didan ur superieur.

Pacôm o veza clevet penaus un hermit santel hanvet Palemon a servije Doue e creiz un desert, e ieas d'he gavout ha d'he bidi d'he receo evit he zisquibl. An den santel a respontas dezan e veule he resolution, mæs penaus er c'housaille da glasq ur mæstr-all eus ar vuez soliter; penaus cals eveldan degoutet eus ar bed a voa en em offret dezan, ha nicun n'en devoa perseveret. Pacôm n'en em rebutas quet, hac er bede hepret startoc'h. An hermit a replicas erfin *Ne oufac'h quet, va map, en em accommodi ous ma fæçon da veva : ne zebran nemet bara gant un tamic holenn, an hanter eus an noz a implijan*

*o medita*

*o melita ar scritur sacr pe o cana Salmou. — Esper em eus, va zad*, eme Pacôm, *penaus Doue pehini en deus va digacet davedoc'h, a roi d'in an ners d'ho heuha.* Palemon o velet he gouraij, en recevas neuse.

An disquibl a zenas souden quen parfet ha quer santel evel he væstr. He ferveur a voa quer bras, ne gave morse netra rust: iunou, beillou, mortificationou, labour, fatig, pep tra a seblante dezan æz ha facil.

O veza digoueet un deiz en un desert bras, hanvet Tabeen, en em lequeas da ober oræson. Durant he oræson, e clevas ur vouez pehini a lavare dezan : *Pacôm, chomit amâ.* O veza disclerict da Balemon ar pes a voa digoueet gantan, e teusont ho daou da chom er plaç-se.

Palemon a varvas sonden goude-se. Sant Pacôm a braticas eno mortificationou dreist-ordinal: biscoas ne guitaas he borpant reun pehini a zisquenne bete he c'hlin, tremen a reas pemsec vloas hep gourvez, ha mar boa ret dezan consquet avision, n'er gree morse nemet aseet var ur mæn; pidi a ree ordinal he zaoulin e croaz, hac avisiou, e tremene an noz oll ar stad-se.

Ar brud eus he santelez a reas da gals a dud, hac eus a bep bro, dont d'en em lacaat didan he zirection. Ret oue sevel meur a gouent, pere en em gavas oll carguet a relijiuset vertusus. Ar sant a lequeas ur superieur particulier e pep couent, ha sourcius e voa d'ho bisita he-unan bessa ma elle. He instructionou, he sourci, he bedennou hac he exempl a alumas ar ferveur e pep lec'h: guelet a vije bepret an abad santel ar c'hentan en oll exercicou eus ar gommunaute e pehini en em gave; servija a ree ar relijiuset ous taul, labourat a ree er jardin, scuba a ree an ty, servija noz-dez ar re glan. Ar privilej epquen eu devou, oa da ober muia austeriteou eguet meun, ha n'en em distingue dious ar re-all, pa edo en ho zouez, nemet dre ma oa an humpla eus an oll.

Erfin uset gant an oad ha gant he vortificationou, e couesas clan, ha kaun a fiziauc e Doue, pehini en doa servijet gant quement a fidelite, e varvas er bloas 348.

Ar madou pere a lesas gant he relijiuset, voe he vaximou spirituel, a bere cetu amâ ar re brincipala.

*Maximou spirituel.*

1 Bez ur relijius, hac hini ur christen memes 4

so ur verzerinti hir ha hras, pa vever evel ma faut.

2. Au hini en deus lequeet he galon a Doue, n en deus mui a galon evit caret an douar hac ar hed.

3. Au nep a voar beva en ur simplicite vras, ha cuset he squiant a so habil hras.

4. Goulen a reer miraclou evit anaout ha sant e vez un den : mæs guell a cavan caout an humilite a galon, eguet ressuscita ar re varo.

REFLEXION.

Sant Pacôm a lavare penaus an humilite a galon a voa ur miracl hras. Piou-bennac e veac'h, ne zepand nemet ac'hanoc'h oher ar miracl-se, pehini a vezo cals profitaploc'h deoc'h evit ressuscita ar re varo.

*Eil reflexion.* Ar sant-mâ en em estime he-unan ar miserapla eus a eiz mil religius a voa didan he garg. Goude un hevelep exempl, pe seurt santimant hoc'h eus-hu ac'hanoc'h hoc'h-unan ? Ha n'edoc'h-hu quet en effet miseraploc'h evit en oll, mar seujit e ve meun mechantoc'h pe goassoc'h evidoc'h ?

---

*Ar bemzecvet devez a viz Mae.*

## SANT ISIDOR, PATRON AL LABOURERIEN.

SANT Isidor, labourer douar dre he gondition, mæs pehini evit he santelez a so het choaset evit patron eus ar guær a Vadrid, hac a so cnoret evel protecteur eus ar rouantelez Spaign, en devoa evit tad ha mam tud paour, mæs tud a zoujanç Doue, pere evel ma ho devoa un devotion particulier evit sant Isidor arc hescop, a zeuras e ougse ho map he hano. He instrui a resont abred gant ur sourci hras eus a lesen Doue, ha profita a reas eus an instructionou a voe græt dezan; ur garantez ardant en devoa evit Doue, un obeissanç hac ur respet bras evit he querent.

O veza bet demeset da ur verc'h fur ha parfet, hanvet Mari, e inspiras souden deza he santimanchou hac he zeotion. Goude ma ho devoa bet ur map gant pehini e lesont evit oll heritaj exemplou caer a bep seurt vertuzion,

Isidor a broposas d'he bried da veva assambles evel breur ha c'hoar, en em angaji a resont ho daou da guementse dre ven, hac he viret a resont epad ho buez, ar pes a dennas varnezo ur venediction special eus an eê.

Evel n'en devoa nemet poan he zivrec'h evit beva, e quemeras ur veronri. Evit beza eresquet he labour, ne ziminnas netra eus an amser a imploje pep deiz gant he zevotionon, sevel a ree mintin mad, ha bemdez abars mont d'he labour a iee da visita un ilis bennac, ispicial un ilis d'an Itron Varia, e pelec'h cleve an oferen ac a ree oræson gant un devotion fervant.

Tud goall intantionet a reas da entent d'an autron eus ar verouri penaus he veronr, e lec'h mont abred d'he labour, a iee bemdez da visita an ilisou, ha penaus e neglije be zouar. He autrou a gredas re facil ar goall-deodon-se, hac un deiz ez eas gant droue ennan d'he surpren er parc, evit guelet pe da vare e arruse, ha penaus e labourse; mæs souezet bras e voe pa remercas eus a bell daou alar, unan a bep tu da Isidor, pere a laboure assambles gantan, mæs pa dostaas a disparissas an daou alar-se. Quement-se a zouçaas he speret, ac evel m en devoa c'hoant bras da ouzout petra sinifie ar pes en devoa guelet, e saludas Isidor en ur fæçon gracius, en ur lavaret gant ur prepos agreabl : *Livirit d'in, Isidor, petra oa an daou alar-se a laboure gueneoc'h, hac a so disparisset pa ounme tosteet ? — Ne ouffen quet*, eme ar sant, *em be sicour all nemet hini an Autrou Doue, he bidi a ran e commançamant va labour, hac alies en deis e sonjan ennan.* He autrou a gomprenas petra sinifie ar pes en devoa guelet, hac a zeuas da anaout santelez he verour; he exhorti a eure da gontinui he exerciçou a zevotion, ha souden e anaveas ne voa douar ebet er c'barter guell labouret nac a vell rapport eguet he hini.

Petra-bennac ne voa quet pinvidic Isidor, e voa cousconde charitabl meurbet, en bevelep fæcon m'az ê bet consideret evel ur miracl an alusennou bras a ree. Un devez gonde beza distribuet d'ar beaurien quement en devoa da rei, e teuas c'hoaz ur paour da behini ne allas quet en em resolvi da revus an alusen, he bried a lavaras dezan e voa impossibl he assista pa ne voa mui netra. *Mancout a fiziang a rit*, eme ar saut, *clasquit gant mui a feiz ac e que-*

*fot*; cavet voe en effet peadra evit contanti meur a baour.

O veza couceset clan, e anaveas an devez eurus pehini a dlie lacat fin d'he hoamou. En em brepari a reas evit an heur diveza-se gant ur ferveur nevez. Receo a reas he sacramanchou gant un devotion pehini a douchas calon an oll assistantet. Erfin leun a garantez Doue, leun a vertu ha carguet a veritou, a varvas er bloas 1130, etro an oad a hemp bloas hac hanter-cant.

Souden goude ma varvas, Doue a reas da anaout gloar he servijer fidel dre un nombr bras a viraclou a reas e faveur ar re visite he ve.

Daou-ugnent vloas goude-se e voe savet he gorf eus a vered sant Andre, evit he lacaat en ilis en ur plaç enoraploc'h. Pa gommanceseur toulla, ar c'hleier a gommanças da sôn anezo ho-unan; ur bobl infinit pehini a oa en em assemblet, a oue test eus ar miracl-mâ, ouspen-se, cavet voe he corf en he bez, ha quer fresq evel pa vize bet leun a vuez, transportet e voe gant ur solennité vras en ilis e pelec'h ema c'hoas abaoue ouspen c'huec'h cant vloas quer fresq ha quer caer evel ma voa neuse.

Ar roue a Spagn, Philip trede, en devoa quemeret cals a sourci evit pidi hac evit hasta ar pap Paul pempet da ganonisa al labourer santel-mâ: he hoan ne chomas quet pell hep recompanç. Ar roue, o tont eus a Lisboon, a gouezas quer clan ma tisespere ar vedicinet eus he rec'het, ar pes a lacaas un dristidignez vras etouez an oll. E creis an desolation-se e teusont da gaout recours da intercession sant Isidor, hac an autronez guenta eus ar gûær a Vadrid a ordrenas ma vize douguet an archet e pehini é conservet he gorf santel, d'ar guær e pehini edo clan ar roue: an nevinti-se a reas ur joa vras d'an oll, dre ar fiziane ho devoa e protection ar sant, pep-unan en em breparas pront evit assista er procession, biscoas ceremoni na voe pompussoc'h na solennoc'h; seblantout a ree quent da un triomf eguet da ur procession: an archet a voa var ur brancard ornet gant ur manifiçanç vras: an dud a ilis hac an noblanç var varc'h, o touguen pep hini ur c'houlaouen coar, gant ur c'hân hac ur musiq melodius: un nombr bras a c'harossou a zeue varlec'h, hac ur bobl infinit pehini a gresqua bepret. Da un hanter leo eus a zemeuranç ar roue e tigouesas ouspen c'huec'h mil den, quen belcien, quen relijuset ha re-all, pere a zeue e proces-

siou eus ar e hæriou divardro hac eu ein lacaas a renq gaus ar re-all. Map ar roue gaut ur gompaignunez enorabl a seuas ur pennad hent evit dignemeret ar relegou hac ho accompagni bete cambr he dad, e pelec'h edo an oll famill royal. An arc'h douguet gant pevar bælec ar re considerapla a ilis Madrid, a voe poset var un trôn. Ar roue pehini a voe het delivret dre ur miracl dioc'h an derrien er memes instant ma sortias an archet eus a ilis sant Andre, en em gavas pare parfetamant querqueut a ma antreas er gambr : hac a rentas actionou a c'hrac da Zoue ha d'ar sant gant santimanchou bras a anaoudeguez-vad.

Goude-se e voe disouguet an archet en triomf d'ar guær a Vadrid gant ar memes manificanç ha gant ur rejouissanç dreist-ordinal. Biscoas roue na recevas quemeut a enor evel ma voe rentet da gorf al labourer santel-mâ.

Er bloas varlec'h e voe lequeet ar c'horf santel en un archet precaussoc'h, evit ober pehini e voe implijet tregont mil scoed eus a aour pur.

REFLEXION.

Al labourer paour-mâ eus ar memes etat evel an daruvuna ac hanoc'h, a so deut da veza ur sant bras hep sortial eus he dieguez hac eus he gondition. Petra vir ouzoc'h-hu na zeut d'en em santifia ivez hoc'h-unan ? Hac an ambarras eus ho labour hac eus ho tieguez eo hoc'h ampeic'h ? Rentit da guenta da Zoue ar servij a dleit dezan, ha Doue a rai dre he venediction ma prospero peptra gueneoc'h.

*Eil reflexion.* Sant Isidor en ur servija Doue, en deus servijet mad he autrou. Peguement a vistri a ve contant eus ho servijerien, ma ho defe sourci d'ho lacaat da servija Doue ervad !

*Trede reflexion.* Oll gloar ar brincet a so rentet e ludu chars er be, elec'h ma vezo guelet bete fin ar bed chars treid al labourer santel-mâ ar brassa rouane prosternet dirac he relegou, o c'houlen he assistanç. O peguer guir eo penaus ar vertu a so dign a respet e pep lec'h, ha penaus ar santelez a sa noploc'h evit an oll guruneunou eus ar bed !

*Ar c'huezecvet devez a vix Maë.*

## SANT UBALD, ESCOP.

SANT Ubald, guinidic eus ar guær a Engubio en Itali, goude beza en em rentet habil bras ha revuset meur a fortun gaer er bed, a guemeras an urzou sacr. He escop o velet he vuez devot hac exemplus, er greas priol eus an iha sant Marien.

Ar servij divin a voa casi abandonnet ha græt dre hast en iliz-se, ha darn eus ar chaloniet a neglije en em gavont evit an ofiç. Un dra quen trist a ree d'ar sant-mà hirvondi, dre ma ouie e voa diæz remedia ous un dronc pehini e voa tremenet a custum, mæs ne gollas quet courraij: goulen a ree aau-cess digant Doue evit he vrendeur ar speret eus ho etat, hac e commançàs d'ho c'helen dre he exempl, oc'h en em acquita he-unan eus he zever. Gounit a reas da guenta tri eus ar chaloniet, pere a zeuas da chom e memes ty gantan, hac a guiduc ur vuez fervant dious he exempl.

O veza clevet coms eus ur gommunaute a chaloniet regulier, nevez institiet gant ur servijer bras da Zoue, hanvet Pêr Homestis, e carter Raveen, ez eas di evit guelet e pe fæçon e vevent. Goude beza tremenet eno tri miz, e tistroas d'ar guær ac e tigassas gantan ar reglamant a observer er gommunaute santel-se. Heulia a reas a hoent da hoent ar reglen-se gant an tri chaloni a chome gantan. Doue a vennigas ho ferseveranc, rac da benn nebeut amser ar chaloniet oll a recevas ar memes reglen, evelse e teuas ar chabistr-se da veza ur gommunaute a chaloniet regulier devot ha fervant meurbet. Goude maro an escop a Engubio, e oue choaset sant Ubald en he blac en despet d'he humilite, pehini a reas dezan ober he oll effort evit miret.

An escop santel-mà o velet he labour cresquet, a gresças ivez he austeriteou: beilla a ree san-cesa var an eneou a voa an he garg, en ur rei da bep-unan avison mad ha carantezus: instrui a ree he hohl, ha preseg a ree dre he exempl. O veza un devez reprenet ur mansoner eus ur faut a gommeta, an den diræson-se er buntas hac en tau-

las etouez ar pri. An escop ne reas quên nemet sevel hac eu em retira d'he dy hep lavaret guær ebet, mæs ar re ho devoa guelet an taul ne ouent quet quer moderet. goulen a resont ma vize punisset un ontraij quen insolant. *Non pas*, eme ar sant, *me en em venjo mad va-unan;* hac o veza cacet da guerc'hat an den-se, er briataas gant carantez en ur lavaret: *Pidi a ran Doue d'ho pardoni.* Un exempl quer caer a baliantet hac a zonçder ne gontribnas quet nebeut da rei dezan ur gallout hac un antorite vras var speret ha calon he bobl

Erfin goude beza reglet an ofiç divin dre be oll escopti, ha græt he celebri gant ar respet hac ar vajeste requis; goude beza lamet ar goall guisiou ancien, goude beza inspiret d'an oll an devotion hac ar ferveur, ez eas da joussa eus a c'hloar ar re eurus, er bloas 1160, oajet a c'huesec vloas ha tri-uguent

Pep-unan a vouelas dezan evel d'he dad, ha regretet e oue generalamant gant ar veleyen ha gant an oll bobl.

REFLEXION.

Ne faut nemet un den santel en ur gommunante hac en un tieguez evit convertissa dre he exempl ar re indevota, mæs ret é dezan evit quement-se caout cals a zonçder ha cals a batiantet

---

*Ar zeitecvet devez a vis Mae.*

## SANT PASCAL BELON.

AR sant-mâ a voa guinidic eus a rouantelez Arragon. He guerent, pere a voa labourerien douar hac a veve var boez ho divrec'h, a admira an natur-vad hac inclination gaer a remerquent ennan evit ar vertu. C'hoant bras ho devoa d'en lacaat er scol, mæs beza e voant quer paour, ma oueut oblijet d'he lacât etouez an estreun evit divoall al loenct.

Pascal pehini ena be gostez a voa ive c'hoantec da zisqui, o veza cavet ar voyen da gaout un A B C, ne vanqua quet da vont liessa ma alle da gaout ar re a oue lenn, gueich unan, gueich un-all, ha d'ho fidi en hano Doue d'en disqui; ar façon-se e tesaas soudan lenn mad Goude-se ne

vias mæ guelet en dro d'he loenet nemet gant ul levr devot benuac en he zorn, pe he rosæra pehini a recite bemdez en enor d'ar Verc'hes Vari, evit pehini en devoa un devotion special ha tener meurbet.

Petra-benuac ma seblante he stad beza propr ha commod evit conservi he innoçanç, couscoude e cave diffculteou ennan. Ar re gant pere e voa obliget da veva ne oant quet quer reservet na quer modest eveldan en ho c'homsou nac en ho actionou. Quement-se a reas deza quemeret ar resolution da guitaat ar bed, e pehini e cave cals a zanjeron evit he silvidiguez. Mont a reas eta en ur gouent eus a urs sant Frances tost d'ar guær a Monfort, e pelec'h oue receet evit breur d'an oad an naontec vloas. Miret a ree ar reglen gant ur ferveur vras, hac a lequea he oll studi da ober pep tra, an traou distera memes, gant un intantion santel hac e façon ar parfeta.

Ouspen ober he labour hac he servij he-unan, en em gargue c'hoas eus a labour ar breudeur-all quentre ma remarque ho devoa an distera incommodite, hac he ober a ree gant un ær quer contant ha quer joaus, ma vije ravisset pep-unan oc'h he velet. Dre-se ive he superioret a c'hassas da chom e meur a gouent evit servijout da squer ha da exempl d'ar religiuset; ac he bresanç a excitas e pep lec'h an devotion ac ar ferveur.

Var fin he vuez e vije bepret guelet gant he rosæra en he zorn, hac he gonversation ordinal a voa var an dignite ac an excellanç eus ar Verc'hes Vari. Erfin goude ur c'hlênvet a eis dez, pere a dremenas oll en un oræson douç ha fervant, e rentas he ene d'he Grouer er bloas 1592, d'an oad a zaon vloas hac hanter-cant. Ar Pap Paul pempet er beatifias er bloas 1618, hac ar pap Alexandr eisvet er c'hanonisas er bloas 1690.

### REFLEXION.

Pascal Belon en amser ne voa c'hoas nemet ur c'hrouadur, a lavare bemdez ar rosæra en ur zivoall he loenet C'houi, bugaligou baour, pere a dremen an darn-vuia eus hoc'h amser o tivoall ar chatal eveldan, deut ive d'he imita, da viana en ur lavaret ho chapelet ur veich bemdez Pebes sourcen a c'hraçou na ve quet evidoc'h epad ho puez an devotion gaër-se e quèver an Itron Varia!

*Eil reflexion.* Ar sant-mâ n'en em gontante quet da ober

he labour hac he servij he-unan, en em garga a ree c'hoas gant joa eus a labour he vreudeur quentre ma ho guele dinden bec'h pe incommodet un draïe bennac. Choui servijerien guez, ma ne allit quet ober traou bras evit Doue nac evit ho nessa, bezit da viana serviabl ha carantezus, sicourit a galon vad ar servijerien-all gant pere e chommit Quement se consideret ennan he-unan a seblant beza dister ha bian, mæs ar garantez gant pehini er greot, en rento bras hac agreabl meurbet da Zoue.

---

*An trivec'hvet devez a viz Mae.*

## SANT FELIX A GANTALIÇ, CAPUCIN.

AR sant-mà, guinidic eus ar guær vian hanvet Gantaliç, en Ombrii, a voa map da dud paour, mæs tud honest bras, pere en lacaas da zivoall al loenet e ty un digentil. Alies en deiz e vize guelet ar c'hrouadur mouanc-se var he zaoulin o lavaret he chapelet e hars ur vezen dero var pehini en devoa merquet ur groas.

Quentre m'en em velas capabl da labourat an douar, en em lequeas da servija tud var ar mæs. O clevet lenn e ty he vestr buez ar religiuset se an hermitet santel eus an desert, e santas un desir bras d'en em retira en ur gouent, ha d'an oad e eiz vloas varn-uguent ez eas d'an em offr d'an tadou capucinet, pere en recevas e qualita a vreur. Goude beza græt he noviciat gant ferveur, ha roet exemplou caer a humilite hac a binijen, e voe cacet da Rom e pelec'h e voe roet dezàn ar garg da guestal He obera eure epad daou-uguent vloas gant un humilite hac ur vodestiquer bras, ma voa an oll edifiet oc'h he velet. He oræson a voa continuel; en ur guestal, memes he aperet a voa atao unisset gant Doue; hac he guiz oa lavaret d'he gompaignou: *Daic'homp hon daoulagat var an douar, hor c'halon en eé, hac hor chapelet en hor dorn.*

Bemdez e responte an oferen guenta gant ur ferveur pehini a inspire devotion d'ar re-all. Sacramanti a ree ordinal teir gueich ar sizun, mæs er bloaviou diveza eus he vuez e sacramante bemdez gant un transport quer bras a garantez, na elle mui lavaret ar *Confiteor* dre an abondanç a zaelou a scuille.

Iuu a ree divar hara ha dour an tri c'hoarais eus he urz. Petra-bennac ma voa poanius he garg, ispicial var fin he vuez, ha ma oa uset he gorf gant al labour, gant he vortificationou ha gant he infirmiteou, ne felle morse dezan caout soulajamant ebet. Unan eus ar religiuset o veza represantet e voa poent exanti ar breur Felix da vont da guestal, e quemeras ar goms hac e respontas : *Ur soudard a renq mervel ar c'hleze en he zorn, hac an asen a dle mervel didan he garg.*

Ober a reas e Rom anaoudeguez hac un amitie special gant sant Philip a Neri ; an daou sant-se n'en em rancontrent jamæs, na zeuse ho c'harantez evit Doue da receo un ardeur nevez. En em saludi a reent en ur fæcon touta-fet particulier : *Breur Felix*, a lavare sant Philip, *souheti a ran e teue an tan eus ar garantez divin d'ho lesqui bete mèl an esquern.* — *Ho me*, a responte ar sant-mà, *pidi a ran Doue, tad Philip, ma viot quen enflammet anezan, ma vezo ho corf rentet e ludu.* Pa en em guiteent-se e lavarent c'hoas gant ar simpliçite pehini ne aparchant nemet ous ar sænt : *Adieu, va breur, Doue ra roï deoc'h ar c'hras da veza tourmantet var ar ròd pe var ar chevalet;* — *adieu, va zad*, a responte breur Felix, *plijet gant Doue e allemp hon daou soufr quement ho deus anduret an oll verzerien.* Sant Felix o caout var fin he amser un infirmite hac un incommodite vras, ar medicin a choulenas digantan perac n'en em servije quet eus an bano a JESUS evit caout soulajamant, evel m'en doa rentet pare quement a re-all dre ar memes moyen, respont a eure gant un ær joaus : *Re avantajus ha re agreabl eo d'in ar fleur hac ar ròs-mà eus an vè.*

Ar servijer fidel-mà da Zoue a zesire ivez gant ardeur silvidiguez he nessa, evel ma clevas un deiz comsi eus ur goall intantion ho devoa certen tud libertin, ez eas d'ho c'haout, en em strincas a reas d'ho zreid, o lavaret en ur vouela : *Me ho suplı, va breudeur, da gaout truez ous hoc'h ene ;* ar guær-mà epquen a reas dezo chenj santimant ac ho c'honvertissas. O velet d'an deziou-ened e rede ur foul vras a dud d'an ebad ha d'an divertissamanchou profan, e pedas un tad eus ar gouent, pehini oa ar predicator bras, da zont gantà evit distrei ar bobl-se. Presanç ar breur Felix pehini a zougue ur groas pouner var he guein, hac ur penn maro en he zorn, a reas impression var an

oll assamble, ae an instruction gaër a reas dezo an tad, ho zouchas quement, ma renoncesont d'an assembleou-se en nemorant ena an ened.

Erfin ar sant-mà o veza couezet clàn, a lavaras: *Couezet ê al loen samm, ha ne savo mui*: hac en effet trivec'h devez goude-se e varvas, er bloas 1587, oajet a zaousec vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Sant Felix en ur vont dre ar ruou eus a Rom, a ree oræson gant un attention hac un devotion admirabl, hep beza distroet gant an trous na gant tra-all ebet; ha ni pe-*guement* a zistractionon n hon cus-ni quet pa reomp hor pedennon en hon ty, en hor c'hampr, en ilis memes. Nen em excusomp quet var digare an tregas eus an tieguez, na var digare an ambarras eus hon afferion. An distractionou, an dissipation eus ar speret a zeu mui eus ar galon, eguet eus an traon a so e dro deomp. Ma clasquemp Doue en hor pedennou gant simplicite, gant ur galon pur hac ardant, ne ve quen quer dissonj hor speret; ma ve hor c'halon oll da Zoue, hor speret a sonjse ivez parfet e Doue. Mar d'eo eta partajet hor c'halon etre Doue ha ar bed, ne d'ê quet sonez e ve dibarfet hor sperat e creis hor pedennou memes.

---

*An naontecvet devez a viz Mae.*

SANT EUZEN, AVOCAT AR BEAURIEN.

AR sant-mà, guinidic eus a escopti Treguer, ha map da un digentil hanvet Helori, autrou a Guermartin, en deus meritet an titr hac an hano caër eus a avocat ar beaurien, dre he garantez vras ha dre ar sourci en deus bet e pep rancontr da sicour an dud paour en ho ezomou spirituel ha temporel.

He guerent o remarqui an disposition gaër en devoa evit ar squianchou, er c'hassas da Baris ha da Orlean evit studia er philosophi, en deoloji ac er guir. Ar studi hac ar beden a hartajas hepret he oll amser. Na guemere quên recreation na quên divertissamant nemet o lenn buez ar sant, gant ur c'hoant bras d'ho imita: castia a ree he

gorf evit conservi ar burete ac ha innoçanç etoues an danjerou quêr commun ebars ar bed. Goude beza en em rentet belec, e celebre an oferen bemdez, ha bepret gant ur ferveur nevez. Santout a ree un doueder quer bras oc'h ober orason, ma chomme alies hep sonjal memes na da zibri na da eva.

An arcudiacr eus a Roazon pehini a anave he squiant hac he santelez, er goulennas evit he official; sant Euzen a guemeras ar garg-se abalamour ma vele en devize euni ar voyen da renta mui a servij d'an dud paour, d'an intâveset ha d'an orfelinet. An oll a admiras souden he speret lemm ha penetrans, he galon desinteresset hac he lealdet dre ar justiç vad ha pront a rente da bep-unan; ha nicun eus ar re a golle ho frocès dre an officialite, n'en em glemme eus ar setanç roet gant ar sant en ho enep. Pa gave tud var poent da vont e procès, e assamble an daou barti en he dy, hac e ree dezo da entent quer scler ho affêr, ma teuent peurvuia d'en em renta justiç ho-unan ha d'en em accommodi; ha pep-unan en em gave coutant bepret.

An escop eus a Dreguer o clevet ar brud anezan, a c'hoanteas he gaout en he escopti, hac er greas he official, ar sant en em acquitas eus ar garg-se e Treguer gant ar memes carantez hac ar memes zèl evel m'en devoa græt e Roazon.

O veza bet lequeet da berson e parres Lobenet e Treguer, e labouras gant ur zèl infatigabl evit silvidiguez he barosianis, hac e terminas an oll processou. Preseg a ree gant eals a onction, ha beza en devoa un talant particulier evit touch ar c'halonou hac ho c honvertissa. Un usurer bras, hanvet Thomas Quermal, a voe quen touchet, ma teuas, o sortial eus ar sermon, da zistribui he oll vadon d'ar re ous pere en devoa græt gaou dre an interesiou en devoa recevet, hac en ur guitaat ar bed en em rentas religius e abati Begar. Sant Euzen n'en em gontante quet da breseg en he barres epquen, he ober a ree e hoas er paresiou divardro, hac alies e ree meur a sermon er memes devez. Ouspen-se en em rente avocat e faveur ar beaurien, an intâveset hac an emzinvadet, difen a ree ho c'haus, pledi a ree he-unan evit-ho, hac e fournisse c hoas ar pes a voa ret evit pea misou ar proces.

Ua den pehini a ree quement a enor d'an Ilis, hac e

rente quement a servij d'an dud paour ha d'an oll, a verite beva meat a gant vloas, mæs Doue eu em bast ahes da recompansi he fidela servijerien. Sant Euzen n eu devoa nemet hanter-cant vloas pa anaveas e voa tost he fin. Oc'h en em santout clan, peguer sempl bennac m'en em gave, e reas un exhortation d'he bobl; ac e covessas c'hoas ar re a c'houlennas ar chrac-se digantâ. Mont a eure goude-se d'en em deurl var he vele, ha goude beza recevet he sacramanchou diveza, n'en devoe mui quen antretien nemet gant Doue, er gommunication douc-se gant he Grouer eo e varvas d'an naonecteevet a vis Mae, er bloas 1303.

REFLEXION.

Cals a dud a guemer sant Euzen evit ho fatron; mæs peguen nebeut anezo, sioas! er c'hemer evit squèr hac evit exempl eus ho buez!

Mar fell deomp caout ar sent evit intercessoret ac avocadet evidomp dirac Doue, labouromp d'en em renta dign eus ho frotection, dre an imitation eus ho vertuziou.

---

*An uguentvet devez a viz Maë.*

## SANT BERNARDIN A SIEEN,

EUS A URZ SANT FRANCES.

AR sant-mâ guinidic eus a Sieen e Toscaan, o veza crouadur mouane, en em blije o clevet en ilis comsou Doue, hac he vrassa plijadur oa repeti goude-se d'ar vugale-all ar pes en devoa clevet.

En ur ober he studi, e cundue ur vuez quen humbl, quer modest ha quen devot, ma oa caret gant an oll scolærien, ha respetet en hevelep facon ne grede meun lavaret en he bresanç ur goms fall, na memes coms ebet re libr. Ne vanque devez ebet da vont da visita ur chapel devot d'an Itron Varia, en ur lavaret e iee da velet he vestres vad, ha hep sadorn e iune en he enor.

D'an oad a uguent vloas en em lequeas da servija ar beaurien clan. E spac pevar miz ma padas ar vocen er guer a Sieen, e chomme noz-deiz chars guèleou ar re glan, oc'h ho servija, ho c'honsolh, ho sicour da vervel ervad,

hac ho sebelia. Goude-se a antreas e urz sant Frances, ar religius santel-mâ e gare quement an humiliationou, ma oa he joa beza disprijet, rebutet hac injuriet; o veza bet cacet un deiz da guestal dre guær gant ur religius-all, bugale divergont en em lequeas da deurl meiu var ho lerc'h; ar sant-mâ, o velet eu em fache he gompaignon, a lavaras dezan: *Va breur, lesomp ar vugale-se, hon disqui a reont da c'hounit an eê dre ar vertu a batiantet.*

Preseg a reas er c'hærïou principal eus an Itali gant quement a frouez ma oue remerquet ur chenjamant admirabl etouez an oll, ha cals a gouversionou burzudus ha miraculus. Ne voa quet guelet abaoue au chestel ur predicator puissantoc'h e comsou hac en euvrou, ar re ho devoa madou goall-acquisitet, ho restitue, 'an adversourien vrassa en em unane, ar re avaricius e digore ho zeuzoriou evit ho distribui gant larguentez d'ar beaurien.

Ar predicator bras-mâ, ouspen m'en devoa en he galon ur garantez ardant evit Jesus-Christ, en devoa ive bepret en he c'henou an hano santel a JESUS; ha mar boa quer puissant ha queu effedus he bedennou ac he bredicationou, e voa dre ne c'houlenne netra digant Doue eu he bedennou, na digant an auditoret en he sermoniou, nemet en hano a JESUS.

O veza bet græt commiser eus an douar santel, ha gardien eus a c'houent Betleem, e labouras eno gant ar memes zêl ha gant ar memes frouez. Erfin, goude beza refuset meur a veich beza escop, goude beza servet meur a levr devot ha santel, oajet a c'huec'h vloas ha tri-uguent, he consumet dre ar flam eus ar garantez divin, e rentas gant ur peoc'h bras he ene da Zoue, en ur pronong an hano donç a JESUS hac a VARI, er bloas 1444, d'an derc'hent gouel an Ascansion, er memes amser ma cane ar religiuset an antien eus ar gousperou: *Pater manifestavi*, etc., ar pes a sinifi e bresonec: *Ma Zad, græt am eus anaout hoc'h hano d'an dud, mont a ran brema davedoc'h.*

*Maximou spirituel sant Bernardin.*

1. An nep a so donç ha patiant a so e guirionez mæstr anezan he-unan, hac a c'hounez meur a victor.

2. Biscoas den n'en deus goulennet digant Doue ur c'hrag henuac gant ur galon peuitant hac humiliet, na ve bet chelaouet hac exaucet.

3. An oræson a so un ambassadeur, pe ur messajer pehini a ia hete tron an Autrou Doue : dre ha importunite e teu d'he douich ha da obtein ar pes a c'houlen

4. Mar fell deoc'h caout ur garantez parfet evit Doue, rapportit d'he c'hloar quement a rit, ha carit evit Doue, hac e Doue, quement e garit er bed.

5. Doue a gommand deomp he garet evel un tad leun a vadelez hac a visericord.

6. Ar peoc'h eus an ene a so un trôn, hac en trôn-se e triomf Jesus-Christ gant ar re pere, goude beza trec'het an tentationou, ho deus cavet ar peoc'h.

REFLEXION.

Presanç Bernardin e'hoas erouadur iaouanc, a zale he he gamaradet e respet ; ne gredent quet lavarvt dirazan coms ebet dishonest, ha c'hoaz libertin, ar bresanç a Zoue na zeui quet d'hoc'h arreti!

An distera coms re libr a ree d'ar sant-mâ ruzia. Mar digouez gueneoc'h clevet ar seurt comsou-se, ruziet ha tavit : ho silanç a avertisso al libertin-se eus he faut. Mar hoc'h eus avoale'h a autorite, repremit-en, ha represantit dezan ar grevusdet eus he faut.

Penaus a ell ur christen caout an assuranç hac an hardiegnez da bronong comsou impudiq? Disquez a ra dre eno peguer brein ha peguer corrompet eo he galon. Pellait bepret dious ar seurt tud-se, gant aoun na zeuent da amposoni ha da gorrompi ho calon.

---

*Ar unan varn-uguent a viz Mae.*

## SANT PER CELESTIN, PAP.

PER Celestin a voa guinidic eus an Itali. He dad hac he vam, tud a zoujanç Doue, a veve var hoez labour ho divrec'h ; beza ho devoe daouzec map, a here a voa an unnecvet. He vam oc'h en em antreteni un devez gant he bugale, a lavaras dezo : *Ha possibl ve am be lequeet quen lies e grouadur er bed, ha na zeuffe nicun anezo da veza ur servijer bras da Zoue!* Per a guemeras ar goms : *Evidon-me*, emesan, *ne zesiran quen nemet servija mad an Autrou Doue.* Ar respont-se a reas cals a joa d'he vam pe-

hini, oc'h anaout a Leat-all speret ha furnez ha c'hrouadur, en lequeas var ar studi.

Avanc a eure caer er squannchou ac er memes amser er vertuziou, ha d'an oad a uguent vloas en em dennas en desert, e pelec'h e praticas ar rusta pinijen. Var ar brud eus he santelez e teuas quement a dud d'he bidi d'ho receo didan he zirection, ma oue obliget da sevel ur gouent, e pehini a voe guelet souden un nombr bras a relijiuset, o cundui ur vuez celestiel ac angelicq didan un directeur quer santel ha quer parfet. Er façon-se e commanças urz an tadou celestinet.

Ar sant-ma n'en devoa quet aonj na quet ambition nemet da dremen ar rest eus he amser en he desert, ha dianaveet gant an dud; mæs Doue pehini a felle dezâ oher anezan un exempl bras a humilite, a zisposas e fæcon-all.

Ar pap Nicolas pevare o veza maro, e voe choaset en he blac, evel ar santela den a voa anaveet neuse er bed. Pa glevas ar sant an neventi-se, e fellas dezan tec'hel da guset en un desert-all, mæs contraign e voe d'en caranta. O veza pap, e conservas bepret ar memes santimanchou a humilite, ac e praticas ar memes mortificationou en devoa pratiquet en desert.

Mæs evel he labourou hac he occupationou continuel er garg vras-se na lesent quet gantan quement a amser da rei d'an oræson ha d'ar gontemplation evel m'en devize deziret, ac ec'h is a hent-all he humilite a ree dezan credi e voa indign eus ur garg quer santel, pemp miz hac eiz devez goude he exaltation, da lavaret ê, goude ma oa bet græt pap, e reas an dilès eus he garg evit distre d'he solitud. Bevâ a reas c'hoas goude-se seitec miz, epad pere Doue evit punisa he vertu, a bermetas ma anduras affliction ou bras.

Enfin ouzet var dro pemsec vloas ha tri uguent e rentas he ene pur da Zoue, er bloas 1296.

*Maximou spirituel sant Pêr Celestin.*

1. Pec'h ar galon a dal mui eguet an oll guruennou eus ar bed.

2. Ar boan a andurcomp er bed-mâ, ne d'ê netra e comparæson d'ar madou a so preparet evidomp.

3. An den o veza bet crouet evit an nê, penaus a ail-en en em gontanti eus a vadou an douar?

4. Ne

4. Ne ouffer quet tänva er memes amser ar blijaduresou pe an dehçon eus an eê ha re ar bed.

5. Un devez tremenet er soltud a dal guell evit ant bloas tremenet e palæsion ar brincet.

6. Evit en em antretem calon ous calon gant Doue, en ret en em pljout er retret hac er silanç ; ha piou-bennac en em blije e creis trous ar bed, ne glevo quet monez an Autrou Doue.

REFLEXION.

Sant Për Celestin a brefer an desert d'an huela dignite eus an Ilis. Ober e ra an dilez eus ar garg enorapla eus ar bed, evit cundui ur vuez humbl ha dianaveet. An exempl-mà pehini e ra admiration an dud han an Ælez, e gonfond hac e gondaoun hon desir direglet d'an em huelaat ha da bignat dreat ar re-all ebars ar bed, condaoni a ra hon ambition, hon desirou van eus e enoriou hac eus a c'hrandeuriou ar bed.

---

*An eil varn-uguent a viz Mae.*

## SANT BEUVON, OFFICER.

AR sant-mà a voe ganet e Provanç var-dro ar bloas 950. He dad, pehini a voa un den a vresel hac un digentil honest bras, e voe sourcias d'en lacaat da zisqui menia mad an armou, he sourciussoc'h c'hoas d'er furmi d'ar vertu, evit ober anezan ur c'hristen devat ha parfet.

O veza bet græt ive officer, e conservas he innoçanç epad an amser ma voe en arme, dre he fidelite da lacât e pratiq an instructionou hac an aliou fur en devoa bet digant he dad. En em acquita a rea gant enor eus he garg hep ancounec'hat he zever ar ghristen. Pep-unan a admire he zevotion hac he vodesti gant he gouraj hac ha vaillantis.

O remercout penaus e voa ar respet humen ar peuncous eus e zreizamant an dud a arme, e quemeras ar resolution gre ha ferm da heulia e pep rancontr reglennou an Aviel an despet d'ar pes a alse lavaret ar re libertin. Ur goms dishonest pe re libr lavaret en he bresanç, a rea dezan quitaat ar gonversation hac ar gompaignunez.

Evel ma voa prim ha pront dre natur, e labouras da voderi ha da vortifia he inclination. Bep mintin e ree oræson e galon epad un hanter-heor amser, ha bemdez e assiste en oferen gant ur respet hac un devotion ravissant: urz vad a lequee etonez he soudardet, ha ne vanque quet da ober dezo repari an distera domaij ho devije græt.

Siconr a eure e meur a occasion he garter. Ar Sarrazinet, o veza en em rentet mistri eus ur c'hastel cre hanvet Frenet ebars ar mor, diou leo diouz ar guær a Frejus, e bille quement a gavent var vor ha var zouar, ha ne lesent var ho lerc'h nemet tàn ha goad. Tud ar c'harter en un affliction quer bras, ho devoe recours d'an digentil santel-må. Aunout a reent he gouraij hac he santelez, hac e credent ne voa nemet-an capabl d'ho dilivra eus ur gaptivite quen estranj. An affer a oa diæz ha perillus da antreprem, cousconde he garantez evit he vreudenr a reas dezan accepti ar gommission. Goude beza græt ven da vont e pelerinaij da Rom da visita beiou an ebestel sant Pêr ha sant Paul, e assamblas injentil ar c'harter gant un nebeut eus ar bobl, hac e creis an noz e pignsont oll, ha Beuvon ar chenta, er c'hastel; surpren a resont ar Sarrazinet hac ho zrec'hi en hevelep fæçon, na zeusont mui da drouhli ar c'hanton a Brovanç.

Ar sant goude beza bet o accomplissa he veu e Rom, a vevas an he dy evel en ur retret continuel; an oræson hac an lectur spirituel a bartaje he oll amser, hac he vadou a voa casi oll evit ar beaurien. Querqnent a ma en em santas clan, e recevas he oll sacramanchou gant un devotion fervant, ha goude beza ordrenet enterri he gorf er plaç eus ar vered destinet evit enterri an dud paour, e rentas he ene da Zoue gant ur peoc'h leun a fiziançe.

Ar miraclou bras pere a erruas var he ve, a reas ma voe savet en he enor hac an he hano un ilis caer e pehini oue lequeet he relegou santel.

REFLEXION.

Ma ne vize bet Beuvon en he amser nemet un digentil bras hac un officer vaillant, ne vize qnet comset anezan bremå, aneonac heet e vize evel un infinite a re all. Ar vertu ac ar santelez eo a rend hon hano immortel.

Ar c'haëra calite a ell caout map den er bed, eo beza

vertuzus ha santel. Guelloc'h ha profitaploc'h eo beza ur c'hristen pe ur ghristenes vad, eguet ne d'eo beza roue pe rouanes.

Evel m'az eo infam ar viç ha dign da veza disprijet e pep etat hac e pep condition, ar santelez a so admirabl a pep lec'h, ha servijout a ell e pep stad da squér ha da exempl; mæs pa en em gaf a tud a arme ac a tud a galite, a deus c'hoas mui a lustr ha mui a eclat, hac e ra mui a impression var ar sperejon. Ar bobl quercouls hac an noblanç a vez edifiet, ha nicun, na bras, na bian, ne gaf mui digare ebet evit excusi he indevotion.

---

*An trede varn-uguent a viz Mae.*

## SANT GUIBERT.

AR sant-mâ en amser ma edo en arme didan en impalaër Othon, en ur gonsideri penaus en devoa labouret mui bete neuse evit plijout d'he brinç, eguet n'en devoa labouret evit Doue, a guemeras ar resolution da renonç d'ar bed hac en em retiras en effet en ur guær en devoa en escopti Namur, gant ur c'hoant bras d'en em rei oll da Zoue ha d'he servija epquen er rest eus he vuez. O consideri c'hoas penaus, pa'z eas da sondard, en devoa bet mistri, pere ho devoa-en dresset da ambreguer ha da vanna mad an armon, e reas ive he sonj da choas mistri-all evit disqui ar bresel spirituel; hac evit en em instrui, e reas ur retret. Goude m'en devoe lequeet nrz vad en he gonstianç, ha recevet an instructionou necesser evit he silvidiguez, e tistroas d'he guær. Ne zaleas quet da chenji ha dy en ur gouent: neuse e pedas darn eus a religiuset sant Beneat da zont da chom er gonent nevez en devoa savet, hac e recevas he-unan digant-ho an habit a religius.

Da ben un nebeut amser ar religiuset-se, o velet he vuez parfet hac exemplus, a fallas dezo he choas evit ho superieur, mæs en a zebadas hac a reas quement, ma voe roet ar garg-se da ur religius hanvet Erlun.

Sant Guibert en em lequeas neuse da labourat evit convertissa an Hunnet, pere a voa tud peyen ha barbar, hac a ree cals a zrouc ac ur ravaj bras ar c'hanton a Lorean

Gant ar sicour eus ar c'hraç, ha dre voyen he instructionou mad ac he zouçder admirabl pehini a ravisse ar c'halonou, e convertissas cals anezo, ac eus a vleizi arrajet ma oant, ho rentas donç evel oanet.

Ar sant-mà goude beza combatet mad evit gloar Doue betè'r fin eus he vuez, a ieas da recco he recompanç en eê, er bloas 962.

### REFLEXION.

Vanite ha frajilite ar bed a so suffisant evit bon lacaat d'he zisprijont hac evit oher deomp en em drei ous Doue. Grit aviziou reflexion var an exemplou trist hoc'h eus guelet ebars ar bed, hac e raint ar memes impression, ar memes effet var ho speret, evel ho deus græt var hini sant Guibert.

Netra a guement so er bed ne d'ê capabl da guntanti calon an den. Seul-vui en deus a vadou hac a blijadurezou, seul-vui e c'hoanta caout. Ret eo eta ne ve quet crouet an den evit jouissa eus an traou crouet, pa na ellont quet he renta eurus. An eürussa den eus ar bed a sant penaus e vanq un dra bennac d'he eürusdet, ac a zesir he-pret ur mad bennac all da zont; ne guefot den var an douar hac a ouffe lavaret gant guirionez : ur veich em buez oun bet contant parfetamant, ha va c'halon n'en deus desiret netra davantaij.

Goude ma hor be jousset eus ar plijadurezou hac eus an enorion hor boa clasquet gant quement a bres, en em degontomp anezo. Quement-se na lavar-en quet sclær d'id, ô va ene, peuaus e tles disprijont madou tromplus ar bed, ha penaus na dles clasq da eürusdet nemetz Doue epquen? Evel ar voëziou, ar stærou, ar rivieron a red bepret, quen na zeuont d'en em arreti ha da reposi ebars ar mor, evelse ive va c'halon a so bepret direpos, agitet hac inquiet, quen na zeui da reposi enoc'h, o va Doue, ha d'ho possedi ebars en eê.

---

*Ar bevare-varn-uguent a viz Mae.*

## SANT IAN-FRANCES REGIS.

AR servijer bras-mà da Zoue a voe ganet en ur guær vian a escopti Narbon. Durant ma voa ar scol ac er c'hlass,

na hentas morse nemet bugale pe scolærien vertuzus ha devot ; quement-se ive er sicouras cals da gonservi he innoçanç. Goude m'en devoa achuet he glasson, en em rentas jesuist : o veza bet lequeet da rejanti, e poanias er memea amser da renta he scolærien babil ha devot : ur sourci bras a guemere anezo oll, mæs remerqui a rezeur bepret penaus e care mui ar re baoura.

An desir ardant en devoa evit silvidiguez an eneou a reas dezan goulen permission da vont d'ar C'hanada etouez ar sauvajet, evit ho instrui hac ho gounit da Zoue ; mæs Doue en devoa he zestinet evit santifia hor provinçou, hac evit renouveli en hon amser ar burzudou ho devoa græt an dud apostoliq er gommançamant quenta eus an Ilis.

Commanç a reas da rei missionou e Languedoc, e pelec'h e reas ur mad infinit quên dre he instructionou, quen dre an exempl eus he vuez santel. Cundui a ree ur vuez tenn ha poanius meurbet. En em gavont a ree abars an deiz en ilis, e pelec'h, goude ar beden dious ar mintin, a ree he instruction d'ar bobl, goude-se e lavare an oferen, hac a presegue diou pe deir gueich bemdez ; tremen a ree an nemorant amser o cofes, ar visiton a ree d'ar re glan epquen a servije dezan evit disquiza, ar goan, ar scorn, an ærc'h, ar glao hac ar frim ne oant quet capabl da ienât an ardeur eus he zêl.

Ar missioner santel-mâ a voa quen anflammet dre ar garantez divin, ma vije alies ravisset he galon, ha ma vije elevet o lavaret e creis he ferveur, ar c'homsou-mâ : *O va Doue, ô va c'harantez, perac ne allan me quet ho caret quement ha ma er meritet ?*

Eus ar garantez vras-se en devoa evit Doue e tene ar garantez tener en devoa bepret evit ar heaurien ; n'er guelet nemeur nemet en ho c'hreis, ha bepret e vize ur vanden dud paour en dro d'he gonfessional.

He zel e voa re vras evit beza ranfermet er brovinç a Languedoc, labourat a reas ouspen-se er Vivare, er Puy hac e cals a garteriou-all, pere ne chanit jamæs da bubha al labourou ac an effejon burzudus eus he zêl apostoliq. Parea a reas e Fee daou zen dall, delivra a reas e Marlhes un den possedet, e Monregar e convertissas d'ar feiz an itron brudet a Romezan, hac e Monfaucon e servijas ar re glan gant ar vocenn.

En ur vont da rei ar mission e parres Louvese, e tastumas pleuresidaou zez abars Nedelec, en despet d'he zrouc,

a reas teir instruction da voel Nedelec, ha teir all antronoz, ha cofes ouspen-se cals a dud : erfin e teuas quer sempl, ma voe ret he zouguen d'ar prespital, he gouraij a reas dezâ cofes c'hoas eno himennou, pere a oa cet d'he beul, mæs he ners o vancout dezan, e voe contraign d'en em lâcat en he vele. Tremen a reas an nemorant amser en un oræson continuel ; ha goude beza recevet he oll sacramanchou, en ur zerc'hel he zaoulagat parfet var he grucifi, e rentas he ene santel d'he Grouer d'an deiz diveza eus ar bloas 1640, oajet epquen a dri bloas ha daou-uguent hac unnec miz.

REFLEXION.

Regis na hentas morse en he iaouanetis nemet hugale ha scolærien devot hac a exempl vad ; quement-se ar sicouras cals da gonservi he innoçanç. Ma carre an dud iaouanc choas mad ho mignonet, ha ma ne hentent nemet ar re furra ha vertuzussa eus ho oad, ne gouessent quet e quement a ezurson. Ne faut nemet ur c'hompaignon fall pe vicius evit corrompi hac evit coll ar pura hac an innoçanta ene.

---

*Ar bempet varn-uguent a viz Mae.*

## SANTES MADALEN PAZZI, GUERC'HES.

AR santes-mâ, guinidic a Florança, ne gave quet en amser ma voa bianic, caëroc'h plijadur evit o elevet lenn huez ar sænt, hac ober oræson en he c hampr dirac he orator. Un devez ma voe goulennet digant-hi petra a ree eno quent amser, e respontas : *goulen a ran digant Doue ma plijo gantan disqui d'in ar pes a dlean da ober, hac ar pes a ve agreapla d'he vajeste divin.*

D'an oad a seiz pe eiz vloas e commanças ober mortificationou biau, he memes da iun avision. Petra-bennac ma cuse qnement-se guella ma alle, he mam a remercas ac e devoe attention goude-se da voderi ferveur ur c'hrouadur quer iaouanc.

He c'houfessour oc'h anaout he farnes, he devotion hau he desir ardant d'en em unissa gant Jesus-Christ dre ar gommunion santel, a hermetas dezi ober he c'henta com-

mumon d'an oad a zec vloas. Gonde ma e devoe recevet ur c'hraç quer bras, na grede quet e vije eürusdet er bed par d'he hini; hac evit trugarecât he Salver eus ar faveurse, en em gonsacras dezan en ur ober ven a chastete.

Da zaouzec vloas, evit en em renta agreaploc'h da Zoue, e commanças consquet var ar c'halet ha da gastia he c'horf dre bep seurt pinijennon. Ar guël eus a Jesus-Christ var ar groas a inspire dezi bep deiz ur vortification bennac, ha tremen a reas un nosvez-oll gant ur gurunen spern var he fenn, pehini a rea dezi santout ur boan hac un anquen estranj.

E tro an oad a seitec vloas en em rentas leanes e gouent *Santes Mari an Ælez* eus a urz Carmes. En daou vloas quenta gonde ma e devoe græt profession, e vije casi bemdez ravisset hac extasiet epad he oræson, hac e vize clevet alies ho lavaret, *O carantez! o carantez! ha possibl eo ho anaout hep ho caret, ô carantez divin!*

Beva a reas meur a vloas divar bara ha dour, mæs nu voa quet eno ar brassa poan e devoe da sonfr. Done evit purifia he vertu ha crisqui he merit, a bermetas ma voa affliget dre boaniou speret. Epad pemp bloas e voe tourmantet gant tentationon horribl, pere ne roent repos chet dezi na deiz na noz, he ene a voa en ur sec'hor hac en un desolation ar vrassa; ne ree he oll exerciçou nemet gant degout ha dre ur boan vras, ar pes a ree dezi soufr ur verzerinti cruel. Mæs seul vrassoc'h ma voa he foaniou, seul fideloc'h e voa d'en em acquita eus he dever hac eus he oll exerciçon a zevotion, hac e lavare alies en ur vouela: *Roït d'in, ô va Jesus! c'hoas davantaj a boan, mar d'ê ho polonte.*

Done he c'honsolas erfin, en ur lacât en he ene, gonde un desolation hac un tourmant quen terribl, ur c'halm hac ur peoc'h bras, he ene a voe a-neuse carguet a joa hac anflammet oll dre ar garantez divin.

An desir ardant e devoa eus a silvidiguez an eneou, a ree dezi oher bemdez pedennon ha pinijennon evit conversion ar bec'herien. En amser ened ispicial, e doubla he fedennou hac he mortificationou, har an deveziou-se a voa evit-hi deveziou a c'hlac har har a zaëlon.

Erfin usct dre ur c'hlênvet anquennius ha consumet mui dre an ardeur eus ar garantez divin evit dre ar sou-

françou, e rentas he aperet eurus d'he C'hrouer er bloas 1687, d'an oad a ur bloas ha daou-uguent.

Done a zisqueas he santelez dre gala a viraclou pere a c'hoarvesas var he be; ha conservi a rêr e'hoas hirio gant ur respet bras he c'horf santel, pehini a so chomet hep corruption.

REFLEXION.

Ur galon quer pur, un ene queu innoçant, ur santes, goude beza græt mortificationou bras, a so affljet en ur fæçon estranj dre boanion aperet, ha tourmantet dre dantationou horribl; mæs an tourmant-se a sante Madalen Pazzi en he ene, ne servijas nemet da alumi davantaj carantez Done en he c'halon dre an abandou a ree anezi he-unan etre daouarn an Autrou Done, ha dre he fidelite hac he ferseveranç da bratica he oll exerciçou devot. Ar servijeres fidel-se da Zoue ne gave na consolation na peoc'h ebet, cousconde he c'houraj hac ar garantez divin pehini a voa evel euset e goelet he ene, a ree dezi eu em offri da Zoue evit soufr c'hoas davantaj a boanion evit he c'hloar · descomp dre an exempl-mâ panans ne dleomp quet coll couraj, na quitaat hon exerciçou devot, pa bermet Doue é vemp affljet dre hoan speret pe dre an dentationou; neuse eo e tleomp disquez dezan hor fidelite. Ret e servija Doue en amser ma ten d'hon epronvi, en amser ma sehlante hon abandoni, en amser ma teu d'hon trets gant ruster eu aparanç, evel en amser ma plij gantan hor c'harga a joa hac a gonsolation. Clascomp plijout da Zoue, hep clasq hor c'honsolation hou-unan; clascomp gloar Done epquen, clascomp Doue epquen.

---

*Ar c'huec'hvet varn-uguent a viz Mae.*

SANT PHILIP NERI.

AR sant-mâ, fondateur eus a gongregation an orator en Itali, a voa guinidic eus a Floranç. O veza c'hoas fora iaouano, e collas he vam; hac ec'his m'en devoa un natur vad ha douç, e tongas bepret ur respet bras evit he tes-vam, pehini a recompans er c'haras iva bepret evel he map propr.

Mont a reas da schui be studi da Rom, e pelec'h e voe consideret evel unan eus an habila teolojianet, hac unan eus ar brassa sænt eus he amser. He santelez a eclate bete var he visaij ha var he oll exterieur. Bemdez e visite ar seiz ilis eus a Rom, hac alies e tremene un darn vras eus an noz er vered en oræson var beion ar verzerien santel.

D'an oad a dri bloas varn-nguent e renonças da bep commerç gant ar bed, evit en em rei oll d'an euvrou a garantez. N'en em gontanta qnet da sicour eus he possibl ar re glan en hospitalion, ar beanrien mezus en ho zyer, hac ar brisonerien er bassefossion, guelet e vije bepret e monvamant hac en action evit procuri dezo pep seurt soulajemant digant an dud vad.

Dra obeissanç hac en despet d'hé humilite en em rentas belee d'an oad a c'huec'h vloas ha tregont. Lavaret a ree an oferen gant ur ferveur quer bras, ma seblante beza ravisset hac extasiet, ac alies ez è bet guelet o chom e creis he oferen bete un heur a amser hep flaich gant ur visaij ru-dan. An daelon douç pere a scuille neuse a roe avoale'h da ansont an ardeur eus ar garantez divin pehini a anflamme he ene.

Goude beza tremenet ul lodan vad eus an noz en oræson, a lavare an oferen da e houlou-deiz : ha diouc'h-tu en em lequee er gonfessional, a pelec'h e chome hes a veich bete an noz var iun.

Evel ma teue cals a dud d'he gavont, evit goulen he avis var ho afferiou a goustianç, e commanças da ober dezo conferançou hac instructionou e commun, ha bepret e achue an instructionou dre ur beden public. O velet e cresque bemdez ar foul da zont da glevet he instructionon, e quemeras belayen devot hac exemplus bras evit he sicour en exerciçou santel-se. Ha cetu penaus e commanças ar gongregation a veleien, hanvet tadou an orator.

Doue a zisquezas ar santelez eus he servijer fidel dre gals a vurzudou, memes epad he vuez. Un devez o cridi rei da leius da ur paour ous he daul, e remercas ez oa un Æl, pehini en ur zisparissa, en lesas en ur ravissamant bras. Ur veich-all e c'halvas da un heur goude hanternoz unan eus a dadou he gongregation evit mont da visita ar re glan en hospital, an tad-se a represantas dezan a troubise repos an dud clàn. *Iit*, eme ar sant, *hep dale*.

An tad a obeissas, hac en ur antren en hospital e velas un den prest da vervel, pehini n'en devoa quet c'hoas cofesset. Doue a roas dezan an amser d'he ober : ha goude beza recevet he sacramanchou, e varvas souden etre divrec'h an tad-se.

Erfin sant Philip Neri, oajet e zaou vloas ha pevarguent, a reutas he ene pur da Zoue er bloas 1595.

*He vaximou spirituel.*

1. An nep en deus ur garantez parfet evit Doue, e guemer ar vuez-mâ e patiantet, hac a zesir ar maro evit gallout jouissa eus ar guel a Zoue.

2. Un den pehini a ene an Autrou Doue, penaus e allen caret tra ebet nemet-an; pe da viana penaus e all-en caret un dra bennac-all nemet evit Doue hac e Doue ?

3. He ne d'é quet un dra estrainj goude beza recevet un Doue en he galon dre ar gommunion santel, mancout goude-se da veva ervez al lesen eus he garantas?

4. Doue pehini a so quen dign da veza caret, ha pehini en deus quement commandet deomp he garet, perac n'en deus-en roet deomp nemet ur galon evit he garet, ha c'hoas ur galon quer bian ?

REFLEXION.

Soueset oump gant admiration pa lennomp e bucz ar sant-mâ pebez transport a garantez e sante pa edo ous an auter ; gant pebes tân divin e voa anflammet he galon hac he visaj, ha pebes abondanç a zaëlou a scuille durant ar sacrifiç eus an oferen. Mæs sioas ! ne dlefemp-ni quet beza soueset muioc'h c'hoas, o velet gant peguen nebeut a respet e assistomp er sacrifiç divin-se, hac o velet gant peguen nebent a zevotion e tostaomp ous an daul santel ? Ha ne d'é quet estrainj e ve hor c'halon quen ien ha quen sclacet en amser ma participomp er mysterion divin, hac en amser memes ma recevomp un Doue quer carantezus ha quel liberal en hon andret ?

Pa ne zeu quet un tân bras d'hon toma na da lacaat groës ebet enomp, ur merq eo ez oump clàn bras. Peguer clàn n'oude quet eta, va c'halon, ma n'edoud quet touchet na tenerect, pa dostes ous an daul santel, pa receves da Doue, ha pa en em unisses gantan ?

*Ar seizvet warn-uguent a viz Mae.*

SANT MAMMERT , ESCOP.

GOULENNET hac e recefot , a lavar deomp Jesus-Christ en aviel evit hon exhorti da bidi ; mæsmar fell deomp recco ar graçou a c'houlennomp , e rencomp ho goulen er fæçon m'en deus græt sant Mammert , a behini e alleur lavaret quercouls hac eus ar profet Moyses : *Doue en deus chelaouet he vouez ac exaucet he beden.*

Ar sant-mâ a veritas dre ar santelez eus he vuez , beza choaset evit escop eus ar guær a Vieen en Daufine , ha beza oa lenn a garantez hac a druez ous he bobl. An tân ô veza croguet e quer , e savas ur flam quen terribl , ma oa danjer bras na vize ar guær oll rentet e ludu. Ar pastor santel e creis un affliction quer bras en devoe recours d'ar beden , hac en ur sevel he vouez etresec an eê , e lavaras gant ur fizianç vras : *Ah! va Doue , ho pezit truez ous ho pobl.* N'en devoa quet achuet mad he beden , ma tenas an tân da vouga , ha dre ar voyen-se e voe asvetet ar guær oll.

An escop santel o velet en devoa chelaouet Doue he beden , a falveas dezan disquez he anaoudeguez-vad evit ur faveur quer caër , hac evel ar c'hraç an devoa recevet a voa general ha publiq , e fallas dezan e vize rentet ive actionou a c'hraç publiq ha general. Ordren a eure'ta ma vize græt dre guær tri frocession solennel d'an tri devez araue goêl an Asçansion , ha ma vize an tri dez-se consacret d'ar beden ha d'ar binijen : ar pea a oue observet exactamant. An devotion-se a oue cavet institnet quen apropos hac a oue quen approuvet gant an oll , ma tenas an Ilis universel d'he fratica ; ha cetu ar pen-caus ma reer c'hoas vijel ha brocessionou en tri dez hanvet ar Rogationou pe ar c'horais bian.

Sant Mammert a vevas a-neuse gant he bobl en ur peoc'h bras ; ha gonde heza labouret bete fin he vuez gant ur zêl e gurionez apostoliq , evit santifia an eneou lequeet gant Doue en he garg , ez eas da recco he recompanç ebars an eê , er bloas 468.

REFLEXION.

An pedennou hac an daëlon a so ur remed mad a-enep

an afflictionou publiq. En em servijit ivez anezo en hoc'h ezomou particulier, quen spirituel quen, tamporel.

*Eil reflexion.* Sant Mammert e etablissas en he escopti procession ar Rogationon. An ilis e deus heuliet ar memes custum; he obervi a ra c'hoas hirio an deiz hac a rai en amser da zout. Liquit ur guiz pe ur gustum vad en ho ty, hac ho pezo ar gonsolation da velet goude-se ho pugale o viret ar memes custum, pa vezint un deiz en ho zieguez ho-unan. Dre exempl, quemerit ar gustum vad da lavaret hemnus ar pedennou assambles pe e commun, ha memes mar deus moyen, ar pedennon dious ar mintin: en em accustumit da gaç mui a ma allot eus a dud ho ty d'an ofiç divin; na soufrit en ho ty assambleou pe c'huscriou noz, ha mar gouzoc'h lenn, grit bemnos ul lectur devot bennac e presanç an oll.

---

*An eizvet varn-uguent a viz Mae.*

## SANT GERMEN, ESCOP EUS A BARIS.

AR sant-mâ a voe ganet e bourgoign. Petra-bennac m'en devoa a vianic un natur vad hac un inclination vras evit ar vertu, e vus couscoude rebutet, casseet ha goall-dretet bras gant he vam dre ur fantasi estrainj, pe abalamour marcese m'e devoa cals a vugale ha nebeut a vadou. Quementse a reas dezan mont da gavout unan eus he guerent, pehini a voa'un den santel, ha pehini en recevas gant carantez. Beva a resout assambles meur a vloas evel daou religius. Ho demeuranç pe ho solitud a oa pell dious an ilis; mæs evit-se ne vanquent jamæs da ofiç ebet. Nac ar glao, nac an erc'h, nac an incommoditeou-all eus an amser ne voant quet evit ho arreti; hac e tremenent ar rest eus an deiz en oræson pe o lenn levriou santel.

An escop eus ar guær a Antun, o veza dent da anaout ar vertu hac ar merit bras a Germen, en roas evit superieur hac evit abad da religiuset gouent sant Symphorien. O veza abad, e lequeas un urz admirabl en he abaty, hac ur exempl a inspiras ar ferveur d'he oll vreudeur. Ar brud eus he santelez hac eus he alusennou bras a zenas bete ar rone Childebert, pehini a goncevas un istim quer bras evitan, ma er choasas evit escop eus a Baris, ha ma roas

dezan ar garg da zistribui en alusennou en devoa custum da ober d'ar re baour eus he rouantelez.

Ar roue charitabl-mâ goude ur c'hleuvet bras, a behini sant Germen en rentas pare, a reas dre anaoudeguez-vad ur presant caër d'an ilis a Baris, evel m'az ê expliquet en he lizerou patant pe lizerou roue en termenou-mâ : *An den apostolicq hon tad Germen, escop a Baris, en deus desquet deomp en he bredicationou penaus, quent a ma vevomp var an douar, e tleomp bepret sonjal en eë ; recommandet en deus deomp ispicial quemeret sourci eus an Ilis hac ober cals a alusennou ; ha roet en deus he-unan deomp an exempl eus a guement-se ; ar prelat santel-mâ, oc'h ousout e voan clan bras e castel Ceel ehars Melun, a zeuas d'am guelet. Goude m'en devoa tremenet an noz en oræson evidon, e astennas he zorn varnon, ha n'en devoa quet quent touchet ouzon ne voen pare. Evit anaout ur c'hras quer singulier en deus great an Autrou Doue d'in dre he servijer fidel, a roan d'an ilis a Baris an douar eus a Ceel, e pelec'h am eus recevet ar iec'het.*

Ar roue a eure ive sevel ilis sant Vinçant, hanvet bremâ sant Germen, hac ur gouent caër dindan direction an escop santel, pehini a gargas ar gouent-se a religiuset fervant, da bere e roas evit quenta abad sant Droctovee ha zisquibl. Chetu eno ar gommançamant eus an abaty quer brudet, *Sant-Germen-de-Pre.*

Erfin ar prelat santel-mâ oajet a bevar-uguent vloas, gouda beza gouvernet he escopty epad daou vloas varn-uguent, ha labouret gant ur zêl infatigabl evit conversion ar bec'herien, a rentas he ene da Zoue er bloas 576.

REFLEXION.

Sant Germen en he iaouanctis a voa ur c'hrouadur mad, conscouda ha vam na alle quet he soufr. Ar vugale nebeuta caret gant ho zad hac ho mam, a so alies ar re a verit mui ho c'harantez, ha peurvuia ar rear eo a ro dezo gant en amser mui a gontantamant ; elec'h er c'hontrol ar vugale espernet ha cherisset re a ro gunde-se cals a zisplijadur d'ho c'herent.

*Eil reflexion.* Germen goall-dretet hac abandonet gant ur vam dinatur, ha contraign da guitaat eus an ty, a lequeas he fiziançe Doue, hac a zeuas da veza un escop bras ha santel. Doue ur abandon jamæs an nep a laca he fizianç ennan ; Doue a vell bepret var he servijerien fidel.

*An navet varn-uguent a viz Mae.*

## SANT MARC, HERMIT.

AR sant-nâ, guinidic a Siru, n'en devoa quet quent anaveet peguen leun eo ar bed a zanjerou evit an ene, ma pellec dious an oll occasionou pirilius ha dious compaignunez ar re e pere e remerque nebeut a zevotion; n'en em gontantas quet memes a guement-se, quemeret a reas c'hoas ar resolution da vont da glasq ul lec'h sur evit conservi he innoçanç.

Ar reputation vras eus an hermitet santel a bere a voa carguet ar solitudou eus an Egypt, a reas dezan partial hep dale evit mont en desert, e pelec'h en em daulas etre divrec'h un abad santel hanvet Silvan, oc'h he supha d'he receo etouez he zisquibien. Silvan, den ancien ha respetabl, pehini en devoa tremenet oan he oll vuez en desert, hac en devoa cals a experianç, a c'houlennas digantan pe intantion en devoa en ur zont en desert, Marc a respontas penaus ç teue da glasq ul lec'h a pehini a vize en assuranç a-enep adversourien ar silvidiguez, ha da glasq ur mestr a zisquese dezan guir hent an ee. *Ret eo*, eme Silvan, *ober amâ ar sacrifiç eus he volonte propr, evit na reot mui nemet bolonte Doue, pehini a veza bepret marquet deoc'h dre hini ho superioret. — He ober a ran, va zad*, emezan, *ar sacrifiç-se a greis va c'halon; hac eus a vremâ e prometan n'am bezo mui quen volonte nemet hoc'h hini*

An abad, o velet he zisposition vad; ne zaleas quet da rei dezan an habit. Ne oue quet quent recevet etouez ar religiuset, ma teuas da veza ar sujet eus ho admiration. He fidelite d'en em acquita eus he oll deverion ac he ferveur en oll exerciçou a servijas souden da squêr d'ar re fervanta. He austeriteou a oa ingal d'he ferveur: quement e castie he gorf, ma seblante penaus ar rusta mortificationou a ree he vrassa deliçou. D'ar c'henta taul eus ar c'hloc'h evit un exerciç bennac, e quitee tout evit en em renta pront: mar en devize memes commancet scriva ul liser, e lese hep he achui.

Ouspen-se he galon a oa antieramant distag dious que-

ment so er bed. He vam o veza deut un devez gant un drain vras d'ar gonent evit caout ar gousolation d'he velet, an tad abad a lavaras dezâ mont d'he saludi. Obeissa a reas; hac evel ma edo occupet en amser-se er guegum, ez eas d'an or gant he davancher queguin, an en ur iselaat he zaoulagad, e lavaras er c'homsou-må epquen : *Pidi a ran an Autrou Doue d'ho carga eus he venedictionou*; ha quer buan e tistroas d'he labour. Evel ne voa bet anaveet na gant he vam na gant nicun eus he c'hompaignunes, e oe pedet an abad adarre eus a bers he vam da bermeti ma teuse he map d'he guelet. An abad pehini ne vouie quet ar pes o oa digouëet, a ordrenas dezan mont. Ar sant o veza expliquet dezan ar pes en devoa gret, er pedas d'en exanti da vont un eil gueich. An abad e admiras vertu he zisquibl, hac a reas lavaret d'he vam peusus an hini e devoa guelet en or, oa he map, ha penaus ha fede d'en em gontanti a goement-se, mar boa moyen. He vam e devoe queuz dre n'e devoa quet gallet en em antreteni un nebeut gantan, mæs ar re-all perc o oa an he c'houmpaignunez, a voe edifiet meurhet, ha ne elsont quet admira ha meuli avoalc'h santelez ar-soliter iaouanc.

Erfin ar sant-må, goude beza roet d'he vreudeur exemplou bras eus ar vertuziou caëra, e varvas iaouanc, var-dro ar bloaz 380.

REFLEXION.

Peguen agreabl é da Zoue ar vertu a obeissanç! Peguen avantajus ef-hi d'an den! Beza ez é ur sourcen abondant ar c'hraçou. Ar guir obeissant a so bepret e peoc'h, bepret contant ha bepret victorius. An nep ne zesir ha ne ra nemet ar pes a fell da Zoue, a so parfet. Chetu a-se ar pes en devoa comprenet mad ar soliter santel-må, hac ar pes en deus-en rentet sant.

An nep en em denn dious an obeissanç, en em denn dious ar c'hraç, elec'h ma vanq ar obeissanç, en em gaf an disurs. Hac obeissa a reomp-ni eta da guenta da Zoue oc'h en em soumeti d'an urz eus he brovidanç varnomp, ac en ur accomplissa he volontez merquet deomp dre he c'hourc'hemennou ha dre he inspirationou? Hac obeissa a reomp-ni d'an ilis ha d'ar re da here en deus roet Doue autorite da gommandi deomp? Obeissa a reomp-ni d'hor su-

perioret ecclesiastiq, en ur observi fidelamant ar reglenou hac ar statujou ho deus græt evit hor gouarn ervat? Obeissa a reomp-ni d'hor c'honfessor oc'h heulia fidelamant an avisou-mad a ro deomp evit trec'hi hor goall inclinationou hac evit assuri hor silvidiguez? Hac obeissa a reomp-ni d'hor superioret tamporel, d'ar rone ha d'ar re a labour dre he urz? Miret a reomp-ni ho lesennou? En em sonneti a reomp-ni d'ho ordrenançou?

Consideromp Doue e personaij hor superioret, obeissomp deso evel da Zoue memes, eus anezo eo en deus lavaret an Autron Doue: *Piou-bennac ho chelao, am chelao-me, piou bennac ho tispris, am tispris-me.*

---

*An tregontvet devez a viz Mae.*

## SANT ISAAC, HERMIT.

AR sant-mà, guinidic a vro Sao-Heaul, ne vou quet quent deut en oad da frequanti ar bed, ma teuas da anaont ar vanite hac ar frajilite anezan. Ar brud eus an hermitet pere a gundue ur vuez quen edifiant en Egypt, a inspiras dezàn ar c'hoant d'ho guelet, hac an desir d'ho imita.

Goude m'en devoa guelet hac admiret an dud extraordinal-se, ar burzadou-se a binijen, e pedas unan anezo d'he guemeret evit he zisquibl. An tad oc'h he velet quer iaouanc, a c'houlennas digantà petra ree dezà dont en desert, pe seurt ræson, ha pe intantion en devoa: *Ar rason em digaç-me amâ*, a respontas Isaac, *eo ar memes pehini e deus ho tigacet-hu*, va zad; *tec'het a ran dious ar bed pehini a so leun a zanjerou evit ar silvidiguez, ne e teuan en desert evit conservi an innoçanç: guir eo ez un iaouanc, mæs dre-se memes e pellaan dious ar bed e elec'h en em goll ar iaouanctis dre ar goall exempl.* An tad en recevas neuse, oc'h esperout e teuse he zisquibl da veza souden he væstr er vuez spirituel Isaac a hrofitas quement eu effet en ur scol quer mad, ma teuas dilan tri miz da veza par d'ar re santela eus an desert; remen a ree gant he dad spirituel an darn-vuia eus an eiz ac eus an noz o vedita var guirionsou bras eus hon religion, hac a ree an nemorant amser eus an deiz d'al labour

labour, hep interrompi he orason : rac en ur labourat e ree da bep moment acton a garantez Doue : ha dre ar voyen-se ez oa bepret he galon unisset gant he Grouer.

Goude ma oa bet daou pe dri bloas gant ao tad-se, Doue en inspiras d'en em retira en un desert rustoc'h en he bart he-unan : eno e vevas pell amser, quent evel un æl evit evel un den mortel.

An impalaër Valens, pehini a voa heretiq, o veza en em lequeet da bersecuti ar ghristenien catholiq, hete caç en exil ar santela esquibien ens ho amser, ar sant-må a sortias eus he solitud, hac en em rentas e Constantinopl evit sicour ar ghristenien hac ho c'hreaat er feiz. An impalaër o veza en amser-se var ar poent da vont he-unan gant ur arme vras da gombati ons ar Gotet, pere a voa tud barbar hac a ravaje he stadou, Isaac a lavaras dezan gant ul liberte santel : *Da belec'h e pretandit-hu mont, Prinç? Discleriet hoc'h eus ar bresel da Zoue, hac e pretandit trec'hi ar barbaret? N'ema quet Doue e tu gueneoc'h, abalamour ma'z ouc'h en em revoltet en he enep : Doue eo en deus lequeet ar Gotet da rebelli ouzoc'h, dre ma hoc'h eus chasseet eus ho escoptiou ar pastor santel-hont, pere a laboure gant ur zel quen ardant evit he c'hloar ac evit gloar an Ilis. Ma ne brijet quet ober attantion ous ar pes a lavaran deoc'h a bers Doue, e tisclerian deoc'h penaus ho pezo ar maleur d'en em goll gant hoc'h arme.* An impalaër en ur disprijout an avis mad a roe dezan, a ordrenas he derc'hel er prison bete he zistro ens ar bresel, hac a lavaras dezan dre he goler : *Distrei a rin evit ober da lacaat d'ar maro evel ur fals profet. Ar sant a voe prisonniet, hac impalaër a baritas evit he valeur ; rac laset e voe er gombat hoc he arme a voe distrujet.*

Quentre ma teuas ar c'hêlou eus an arme, e voa roet he liberte d'an den santel, pehini a fallas dezan distrei d he hermitaij ; mæs an habitantet a Constantinopl er pedas da chom gant-ho, ha sevel a resont evitan un ty emeas a guær. En ty-se e continnas en despet d'he oad bras, ar memes trein a vuez hac ar memes mortificationon evel m en devoa pratiquet en desert hac eno he varvas, var-dro ar bloas 400.

REFLEXION.

An hermit santel-må a avertissas an impalaër eus ar

maleur a behini a voa gonrdrouset ha menaeet, ma na deuse da repari an drone en devoa græt, ha d'en em gonvertissa. Ar princ-se a reas goab eus an avis mad a roe dezan ar sant, hac en em gollas malcurusament. Pehes regret, pebes queuz n'en devezo quet eternelamant ar princ maleurusmâ da veza dispriet ar c'hraç diveza-se a roe Doue dezan! Peguement a dud a so en ifern, siouas dezo! evit beza dispriet un avis mad roet dezo gant un tad pe ur vam, gant ur mæstr, gant ho c'honfessour pe gant ho pastor!

---

*An unan-ha-tregont a viz Maë.*

## SANT LIBERAT, MERZER.

LIBERAT, medecin habil a Cartago, den vertuzus hac a exempl vad meurbet, a voa consideret evel tad ar beaurien en amser eus ar bersecution a reas d'an Ilis Hunneric rone ar Vandalet, pehini a voa un heretiq aheurtet, hac un tirant quer cruel, ma reas mervel dre ar c'hruela tourmanchou ouspen pevar c'hant mil merzer.

An tirant-se o veza ordrenet lemel ho bugale digant ar ghristenien catholiq, evit ho clevi elonez an heretiquet, Liberat en devoe ar glac'har da velet tenna digantan daou vap en devoa. He bried pehini a voa ur vreg a vertu hac a gouraj, oc'h er guelet trist, a lavaras dezan : *penaus eta, Liberat, ha c'houi falfe deoc'h coll hoc'h ene dre ar garantez hoc'h eus evit ho pugale? Na sonjit mui enno quen nebeut evel pa ne vent bet biscoas er bed : Jesus-Christ, abalamour da behini ho lamer digueneomp, en devezo sourci anezo.* Liberat o velet conraj he bried, en em rassuras : chom a eure e peoc'h var boes he vugale, ha ne sonjas mui nemet d'en em hrepari da vervel evit ar feiz.

Nebent amser goude-se e voe prisonnet an daou bried santel-mâ. Ho separi a rezeur an eil dious egile, hac evit æssa tree'hi ho c'honraj, ne oue espernet netra, na goall dretamant, na trompleres memes. Dont a resenr da lavaret d'ar vreg penaus he fried en devoa en em soumetet da urs ar roua, ha penaus en devoa chenjet religion. Ar c'hêlou-se a reas poan dezi, mæs ne reas quet dezi coll couraj : -clasq a reas ar voyen da goms outan, hac he gavout a eure. Neuse e lavaras dezan en ur vouela : *Ha possibl co e*

*ve'h-hu bet malëürus avoalc'h evit renonç d'ho Toue? Penaus eta, evit conservi ur vuez quer frajil, ha c'houi fell deoc'h en em goll durant un eternite?* Liberat o santout an drompleres eus an heretiquet, a respoutas dezi; *Guelet a ran penaus adversourien Jesus-Christ a so bet malin avoalc'h evit publia em be renoncet d'ar feiz, mæs en em rassurit; netra na vezo capabl da ober d'in chenj religion : sacrifiet hon eus pep-tra dre garantez evit Doue, hor madou, hor bugale hac an oll commoditeou eus ar vuez; deomp da sina gant hor goad divinite Jesus-Christ; esper am eus e accordo deomp ar c hraç da achui souden hor buez dre ar verzerinti.*

An tirant squiz oc'h ho guelet ho daou bepret ferm er feiz, ho c'hondaonas d'ar maro gant cals a ghristenen-all pere a edo er memes prison : ar pes a oue executet er bloas 484.

REFLEXION.

Sant Liberat a gare meurbet he zaou vap, mæs ar garantez en devoa evit Doue a voa tree'h d'an hini en devoa evit ho : guell oue gantan beza separet dious he vugale, coll he vadou hac he vuez, evit ober netra control da lesen Doue. Chetu a-se ur merq eus ur guir garantez hac eus ur garantez parfet. Mæs ha ni a ell cridi gant guirionez hor be carantez evit Doue, ni pere ne fell deomp soufr netra evit Doue, ni pere ne fell quet deomp en em hrva evitâ eus a hlijadurezon væn ar bed, alies danjerus ha criminel memes?

Ret ê caret Doue : ur virionez eo inspiret deomp gant an natur, ur virionez eo desquet deomp gant ar ræsou : ar c henta eo hac ar brassa gourc'hemen a ra Doue deomp. Hor c'haret en deus a bep eternite, hac hor c harga a ra e bep momet eus he zonæsonou. Hac en oa ret, ô va Doue, goude quement-se, ho pize commandet d'in ho caret? Ha ne oa quet avoalc'h ha bermeti d'in? Couscoude c'hou er permet hac en ordren d'in : ma aha, ma invita a rit d'ho caret dre recompansou eternel : ma gourdrous a rit eus a boamou diremed, ma n ho caran quet, ha c'hoas n'am eus-me quet a garantez evidoc'h, sioas d'ui!

Ne d'ê quet avoalc'h lavaret da Zoue dre hor c homsou penaus er c'haromp, ret ê disquez hor c'harantez dre hon euvrou, hac e tleomp beza bepret disposet da goll que-

V.2

ment mad hon eus er bed, hac ar vuez memes, quent evit coll he garantez. Hac hou-nes é an disposition eus hor c'halon-ni? Ho ma ne d'é quet, pebes maleur evidomp! Ar garantez e so un donæson a Zoue, ret eo eta he goulen gant ferveur ha gant humilite

Leveromp evel sant Augustin, gant santimanchon a gomponction hac e c'hlac'har : *Pebes dispijadur am eusme, o va Doue ha va C'hrouer, da veza bete vremâ caret quement ar bed hac ar grouadurien, ha d'ho peza caret quen nebeut! Re dyveat am eus ho caret, guenet bepret ancien ha bepret nevez; re bell amser am eus hoc'h offenset, madelez bepret dign da veza caret, ha bepret disprijet guenê, sioas d'in! mæs gant ar sicour eus ho craç ne vanquin jamæs d'ho caret, d'ho meuli, d'ho servija.*

---

*Ar c'henta devez a Veseven.*

## SANT RONAN, ESCOP.

SANT RONAN, guinidic eus a Irland, a veritas dre he vertuziou bras beza lequeet da escop en he vro. Evel ma oa leun e vadelez ac a garantez evit he hobl, ha ma en em acquite gant zêl ha gant frouez eus a oll deveriou he garg, e voa estimet hac enoret non pas epquen en he escopti, mæs c'hoas dre an oll Irland, mæs he humilite ne alle quet soufr an enorion-se e renter dezan a bep-tu : e hent-all, evel ma en em sante dougnet hac excitet da bellât dious ar bed evit cundui er solitud ur vuez humbl ha mortifiet, hac en em rei oll d'ar gontemplation, e quemeras arfin ar resolution da chenj bro.

Ambarqui a eure evit dont e Breiz e pelec'h espere heza dianaveet. O veza abordet var douar Leon, en em dennas en ul lec'h pehini a zoug bremâ he hano, hac a hanver Loc-Renan ar Fanq. An douçder a gave en he solitud a oa quer bras, ma en devize eehuet eno he vuez, panevet ne voe disculhet he santelezdre ar brud ene he viraclou, en hevelep façon ma teue bep dez tud clan, pe languissant d'he gavout : ar pes a ree ma voa respetet ac enoret mui evit biscoas.

Ar sant pehini ne glasque bepret nemet tec'het dious an enoriou, en em retiras neuse secretamant en ur c'hoad

bras e Querna, hanvet Coad-Nevet. Sevel a reas eno un hermitaj hac ur chapel vian gant ar sicour a roas dezan un den mad divar ar mæz, ac eu em rei a eure oll da gontemplation eus an traou celestiel; couscoude ne revuse quet rei avisou mad, da guement hini a zeue d'he gavont. Cals a dud a iee evit profita eus he instructionon santel, ispicial an den en devoa-ên sicouret da sevel he hermitaj, pehini en em blije quement oc'h he glevet, ma iee liessa ma alle d'he seisou, ha n'er c'huitee jamæs nemet gant quenz, en despet da guement a lavaret dezan he bried, pehini a voa drouccoutant a-se. Ar vreg diræsou-se a reas meur a veich betec hermitaj ar sant evit he insulti hac he injuria. Soufr a ree tout gant ur batiantet capabl d'he disarmi ha da ober dezi ansout he faut, ma a devize ententet ræson. Ar vreg-se erfin poulset gant ur valiç estranj, en accusas eus a draon horribl dirac ar roue Gralon, bete assura e voa sorcer ha magicien. Mæa Doue a bermetas mæ voe anaveet he fallagriez hac ar faussoni eus a guement e devoa avancet. Ronan n'eu em gontantas quet d'he fardoni a galou, goulen a eure c'hoas graç evit-hi, hac he obtemi a eure.

Erfin ar sant-mâ o veza deut da vervel goude beza roet exemplou bras a vertu ha græt cals a viraclou en he vuez, an duguet a Vreiz a reas acvel en he enor un ilis caër e pehini e oue lequeet he relegou. Un darn vras anezo a voe transportet goude-se d'an ilis cathedral a Guemper, e pelec'h ho mirer hirio an deiz gant cals a respet.

REFLEXION.

Sant Ronan a voa humbl, biscoas ne glascas en he vuez nemet tec'het dious an enorion ha cuzet he vertuzion. Mæs peguen dallet oump-ni gant ar vanite, ni pere a gar quement hor gloar propr, hac a glasq alies an istim ha meuleudiou an dud bete eu euvrou mad a reomp. Pebea dalleutez coll evel-se evit un nebeut avel pe un nebeut moguet, ar merit ac ar recompanæ eus hor guella actionou.

*Eil reflexion.* Au humilite parfet a ra ma souffrer gant joa an injuriou, an affronchou hac ar c'halomnion, evel m'eu deus græt ar sant-mâ, ac un infinitæ a re all. Ma n'hon eus quet avoale'h a vertu evit ho soufr gant joa, ez oump oblijet da nebeuta da veza humbl avoale'h evit ho soufr gant patiantet. Mar rentomp eta injur evit injur, pa mar dale homp ur gassoni secret en hor c halon, e tleomp sonjal ha credi ez oump superb ac orgouillus. V 3

Evit en em zisposi ae en em coursiji da soufr gant pasantet, gant peoc'h ha memes gant joa, an injuriou a reer a a leverer deomp, n'hon eus nemet consideri ez int ur emed bras a-enep hon orgouill; penaua, o veza pec'hoten, na veritomp quen tretamant; ha penaus e renquer remen dre eno, evit beza henvel ona Jesus-Christ hac ona r sænt.

---

*An eil devez a Veseven.*

SANT ERASM, ESCOP HA MERZER.

Sant Erasm, pehini a henver ive sant Elm, a voa guinidie eus a vro Sao-Heaul, hac a veritas dre he vertuzou ar garg hac an dignite a escop. Mæs ar c'hanton-se o veza bet desolet ha distrujet dre bersecutionou an impalaër payen, ar sant-mà en em dennas en desert var menez Liban. Cundui a reas eno ur vuez quer mortifiet ha quer santel, ma tenas da veza an admiration eus ar c'harter; ha quement den clàn a receve he venediction, a receve iva soulajamant.

An desir bras en devoa da c'hounit eneou da Zoue, a reas dezà scrtial eus an desert evit mont da bresec d'ar bayanet eus ar guær a Antioch. An impalaër o veza græt he arreti, a reas he dourmanti gant crueldet; ober a eure da gnenta he scourjea gant correennou. Ar merzer santel a anduras an tourmant-se, non pas epquen hep en em glem, mæs c'hoas gant joa. An tirant a ordrenas goude-se arrousi he gorf gant soufr ha plomb teuzet, mæs Doue er preservas a zroue: an hanoïou santel a *Jesus* hac a *Vari*, pera a invoque san-cess epad ma en tourmanter, en rentas insansibl d'ar boan ha d'an anquen.

Ur burzud quer bras na empechas quet an tirant obstinet da rei urs d'he gaç d'ar prison; mæs delivret e oe ac'hano gant un æl, pehini ordrenas dezan ambarqui evit tremen ar mor. Ar sant o veza arruet er guær a Formy, a bresegas ar feiz da bobl ar c'hanton-se; ha gunda beza græt eno meur a virael hac un nombr bras a gonversionou, ez eas da receo en eê ar guruneu en devoa meritet; mervel a eure er bloas 313.

He gorf santel a oue transportet var dro ar bloas 840, aus ar guær a Formi da Gayet, e pelec'h e c'honserver gant cals a respet. Ar miraclou bras en deus græt Doue dre he intercessiou ho deus en brudet dre an oll carterion eus ar bed. Ar vartelodet spicial hac ar merdaidi a zeu d'he invoqui a-enep an tourmant hac an danjerou-all eus ar mor.

REFLEXION.

Ar sænt a zeu da santout ur joa sansibl, ur blijadur delicius er prisoniou, hac e creis an tourmanchon : jouissa a reont eus ur peoc'h interieur, hac eus a ur gonsolation vras etones an ontrajon hac an humiliationou, elec'h ma tene tud ar bed da zouguen e goelet ho c'halon an troubl, ar chagrin ac ar c'houervder hete'n ho falesion caer, en assambleou pompus hac en divertissamanchon brassa.

Ar bed n'en deus nemet ur jouasdet artificiel, ur jouasdet apparant ha tromplus, ac ar guir beoc'h eus ar galon, ar joa hur, pehini a rend ar galon contant, ne d'eo nemet evit guir servijerien ha servijereset an Autron Doue.

*Eil reflexion.* An hanoiou santel a *Jesus* hac a *Vari*, pere a brononce san-cess ar merzer glorius-mâ en he dourmanchon, er c'honsole ac er soulaje en bevelep fæçon ne sante quet he boan. Pa ve an hanoïou saer-mâ gravet er galon, e caver oc'h ho fronong cals a gonsolation hac a sicour e pep danjer hac e pep necessite.

---

*An drede devez a Vesoven.*

## SANTES CLOTILDA, ROUANES A FRANÇ.

AR santes-mâ, merc'h da Chilperic, rone eus a Bourgoign, a dremene evit unan eus ar brinceset parfeta ha santela eus he amser. Clovis, rone a Franç, ravisset gant quement a gleve lavaret anezi, a c'hoanteas he c'haout evit pried, hac a gassas da c'houlen he c'honsantamant. Clotilda a reas da guenta difficulte, abalamour ne oa quet c'hristen ar rone ; mæs erfin e consantas, dre ma espere he c'honnit da Zoue. Clovis a ieas da receo ar brincees er guær a Soasson, a pelec'h a rezeur an eureud.

Ar rouanes santel ne zaleas quet d'en em antretepi gant er rone var ar virionez ha var an avantaj eus ar religion

ghristen, ha d'he exhorti da renonç d'he zoueou faus. Clovis pehini en devoa cals a istim ac a respet evit-hi, a chelaoue volontier quement a lavare dezâ, seblanti a ree memes beza touchet; mæs ne oa quet deut c'hoas an heur eus he c'honversion, ur ræson fall a politiq, da lavaret e, considerationou humen en dalc'he. Clotilda ne chane e houleu digant Doue, dre bedennou fervant, conversion ar roue · ober a ree ive en intention-se alusennou bras, hac e ree lavaret cals a oferennou.

Clovis o veza var ar poent da gaout bresel a-enep ar Alamanquet, ha prest da bartial he-unan e penn he arme, ar rouanes en assuras eus ar victor, mar deuse d'en em adressi da Zoue an armeou, Doue uniq eus an eê hac an douar. Partial a eure hep ober cals a vân eus a guement-se, mæs e creis ar gombat, oc'h en em gavout en un dristidiguez vras, o velet he arme direizet ha diroutet, hac he-unan en danjer da goueza etre daouarn he ennemiet, e sonjas er pez ez oa lavaret deze ar rouanes neuse en ur sevel he zaouarn var-zu an eê, e lavaras : *Autrou souveren, a behini am eus clevet meuli ac exalti ar gallout dreist ar buissanç eus an doueou am eus adoret bete vremâ, plijet gueneoc'h rei d'in en extremite-mâ ur merq eus hoc'h oll gallout : accordit d'in ar c'hraç-se, ha ne adorin mui biviquen nemedoc'h.* N'en devoa quet quent achuet ar c'homsou-se, ma santas he gouraj o crisqui; ha gant ur fiziang vras a Doue ar ghristenien, a avanças var an ennemiet gant an nebeut a soudardet a voa chomet gantan, hac a c'houneas unan eus ar c'haëra victorion a so bet gouneset biscoas. Neuse en em brosternas var blaç ar gombat en ur lavaret : *Salver, ne deus quen Doue nemedoc'h, ha c'houi epquen a adorin da jamæs.* Adalec an deiz-se e commanças d'en em zisposi da receo ar vadiziant, hac e receo a eure hep dale er guær a Reims. Da benn nebeut goude, e reas sevel e Paris un ilis caër en enor d'an ebestel sant Pêr ha sant Paul, hanvet bremâ ilis santes Genoveva, hac e foundas meur a c'houent.

Santes Clotilda, goude maro ar roue, en em retiras d'ar guær a Dour, e pelec'h guisquet gant ur simplicite hac ur vodesti vras, e tremenc he oll amser o pidi Doue hac o coulaji ar beaurien.

Erfin oajet a zee vloas ha tri-uguent, goude beza receet he sacramanchou diveza gant un devotion exemplus, e tarvas avel ma varv ar sænt, er bloas 549.

REFLEXION

Ar rouanes santel-mâ a gonvertissas ar roue he fried. *Ur vreg vertuzus*, eme Salomon, *a so un tensor ha ne deus pris ebet.* Pebes mad ne ell quet ober var aperet ha var calon ur hried ur vreg devot, pehini a zeu da studia he humeur ha d'en em gomporti gant furnes evit gounit he c'hraç-vad, evit gallout goude-se he c'hounit da Zoue!

*Eil reflexion.* Mar hoc'h eus ur guir garantez evit ho querent ha mignouet, profitit eus ar fiziançho deus enoc'h evit ho profit ac ho mad spirituel, procurit dezo amitie ha graçou-mad an Autrou Doue. Hen-nes eo ar guella hac ar c'haera servy a oufac'h renta dezo.

*Trede reflexion.* Ar rouanes vras-mâ eu em gontante da zouguen habijou gloan, hac he guiscamant a voa bepret simpl ha modest. O! en a zeu an exempl-mâ da gondaoni ar vanite eus a verc'het ha graguez ar bed!

Pa vez an ene paret hac ornet gant vertuziou, n'eu em amuser quet da orni, da ficha quement ar c'horf.

---

*Ar bevare devez a Veseven.*

## SANT SIMEON, RECLUS EUS A DREVES.

AR sant-mâ a voe guinidic eus a Syracûs. Ar sourci a guemeras he dad hac he vam d'en elevi e vianic a doujanç Doue, a roas dezo ar blijadur da anaout abred he natur vad, ha da remercout ennan un inclination quer bras evit ar vertu, ma voa ur sign eus he santelez da zont.

Ar c'hrouadur iaouanc-se ne glasque james divertissamant ebet, ne enave quet memes ar c'hoariou ordinal d'ar vugale eus he oad. Goude beza studiet he guentellion, en em lequee da bidi Doue pe da lenn ul levr devot bennac. Al lectur-se ne gontribuas quet nebeut da ober dezan anaout ar vanite ac an neant eus a blijadurezou ar bed; ac he fidelite da heulia ar mouvamant eus ar c'hraç a reas dezan quemeret ar resolution da guitaat pep-tra evit heulia Jesus-Christ, en ur veva ervez ar reglennou parfeta eus an aviel.

O veza rancontret pelerinet pere a iee da Jerusalem da visita he hor Salver, ez eas assambles gant-ho Ar guël eus al lec'hiou santel e pere a oa het accomplisset misteriou hor redemtion, a greseas meurbet he ferveur.

En he zistro e Jerusalem o veza digouect e Trêves, n tiscelerias d'an arc'hescop an desir en devoa abaoue pell-amser da veza reclus, da lavaret ê, soliter en ur placic bennac, separet dious commerç an dud. Ar prelat en lequeas en ur cellul, da ouzout ê, en ur gampric vian stag ous an ilis, a helec'h dre ur prenest striz e cleve an oferen hac ar c'hân durant an ofiç divin : cetu ar pes en deus roet deza an hano a reclus, pehini e sinifi serret pe anfermet.

Adalec ar bloaz eiz cant bete'n amser eus ar sant-mâ e oa cals a recluset a oa soliteret pe hermitet, pere en em anferme en ur cellul stag ous nu ilis bennac, hac a ree ven da chom eno bepret, hep jamæs sortial. Ne vize recevet nicun d'ar stad-ze nemet dre bermission an escop, pe mar en em anferme en ur gonent, dre bermission an abad, ha nemet gonde beza bet epronvet mad durant ur bloas. Ar re ho devoa oferennet abars en em renta recluset, ho devoa en ho cellul un anter evit lavaret an oferen; mæs an hini he responte ne antree quet a diabars, respont a ree epquen dre ar prenest a scoe var an ilis, dre belec'h e alle ar reclus clevet ar c'hân ha cana he-unan durant an ofiç.

Sant Simeon e dremenas en he cellul ar rest eus he vuez en un oræson hac ur gontemplation continuel. Gonde ur vuez quer santel, e veza recevet he oll sacramanchou, e varvas santelamant er bloas 1035.

REFLEXION.

Eurus eo an hini e ell, ervez exempl sant Simeon, en em retira dious commerç ar bed evit conversi hac en em entretení gant Doue epquen dre ar beden hac an oræson. Ma ne ilit quet rei ho oll amser d'an exerciç-se dign eus an ælet, roit da viana ul lodan eus an deiz : liquit evez na vancac'h da adori Doue hep mintin ha bep noz evel a dle pep c'hristen. Divoallit ne veac'h negljant en ur poent quen important gant er pres da vont d'ho labour, ha memes, penaus e pretandac'h-hu evel-se tenna graç Doue var ho labour? *Hada a ilit, planta a ilit ha doura ho touar; mæs netra na boulso, netra na gresca ma na ro Doue he venediction d'ho labour.*

Goude beza græt sign ar groas en ur zihune, hac offret ho calon da Zoue, en em liquit var ho taoulin evit ha

adori hac he bidi gant ar respet dleet d'he vajeste, evit he drugarecaat eus an oll c'hraçou hoc'h eus recevet digantâ, hac evit goulen ar c'hraç da dremen santelamant an devez. Mar d'oc'h souremt ac acquetus eus ho silvidiguez, e reot ivez neuse ur reflexion var ar faut e pehini e couest oliessa, evit pehini e santit mui a inclination, hac e so ar pen-caus eus an darn-vuia eus ho pec'hejou-all, hac e quemerot ur resolution ferm d'an em viret ha da bellaat diouz an occasionou e ouffe ober deoc'h coueza er faut-se.

Diouz an noz na vanquit qnet da adori Doue, d'he drugarecaat eus he c'hraçou, particulieramant eus ar re hoc'h eus recevet epad an deiz, ha da c'houlen digantan pardon eus ar fantou ho pe commetet; mas evit quement-se ret eo ho anaout, hac evit ho anaont, ret eo ober an examen a goustianç, sonjal e barfetet er fantou hoc'h eus græt, quen dre sonjesonou, quen dre gomson hac actionou. Sonjit ive neuse ha o'hom ho pe manquet da viret er resolution mad ho pos quemeret en ho pedennou diouz ar mintin: gonde-se en em excitit da ur gontrition parfet, pehini a ell suppleri e defaut ar sacramant a binijen, e cas ma veac'h surprenet gant ur maro subit.

Pa en em lequeot erfin en ho cuele, en ur ober sagn ar groas, recommandit hoc'h ene da Zoue: offrit dezan ho repos, ha quemerit-en en intantion d'en em lacaat goude-se e stad d'en em acquita guell eus ho labour hervez ho condition, ha da servija Doue gant ue gouraij hac ur ferveur nevez. Dre ar voyen-mâ e teuot da santifia ar repos a guemerot, pehini a occup an drederen eus e amser ho puez, hac ar repos tamporel-se a servijo deoc'h evit arruout un deiz ar repos eternal.

---

*Ar pempet devez a Veseven.*

## SANT PAMFIL, BELEC HA MERZER.

SANT Pamfil guinidic eus a Fenicii, e voa, evel ma verq ar Martiroloj romen, un den eus ur santelez hac eus ur squiant admirabl. N'en devoa c'hoas nemet tri pe bevar bloas, ma oa souezet he goerent o clevet he gomsou hac he responchou leun a speret, mæs admira e reent mui c'hoas he natur-vad hac he inclination eurus evit ar vertu.

Mont a eure d'ar guer a Alexandri da ober he studi. Ur aperet quer beo ha quel lem, gant ur galon quer pur, ne alle quet mancout da ober ur profit bras. Evel ma voa heat-all eus a ur famill distinguet, e voe sliet da guemeret ur garg enorabl, mæs an oll esperançon a elle da gavout ebars ar bed, ne elsont quet tenti he galon. Revad e anaie peguer væn eo an enorion, ha peguen frajil eo madou an donar evit en em attachi out-ho.

Goude beza roet d'ar beanrien un darn vras eus he voyen, en em rentas belec, ha sonden e oue consideret evel an exempl hac an ornamant eus an dud a ilis : tremen a ree he vuez en exercic continuel eus an oll vertuziou ; sourcins e voa da soulaji an dud paour hac ar re affljet quen dre he alusennou queu dre ar servij a rente dezo ; ha cousconde, hervez he santimant, e vos ar servijer an inutila a oue biscoas.

An desir en devoa da velet habil an dud a ilis, a reas dezan explica an theologi d'ar c'hloer iaouanc er guær a Cesaree. Etablissa a eure ivez er memes quær ur bibliotheq carguet eus an excellanta levrion pe onvrajou eus a dadou an ilis, evit ma vize facil dezo en em renta habil, ac en em lacât e stad da gombati an heresion.

Epad ma laboure gant ur zêl quen ardant evit gloar Doue ha gloar an ilis, a commanças ur bersecution horribl a-enep ar ghristenien. Ar gouerneur eus ar Palestin hanvet Urban, o veza græt arreti ar sant-mâ, en em servijas a bep seurt moyen evit he gontraign da renonç d'ar feiz ; ober a reas dezan promessaou caer ha gourdronsou terribl ; mæs quemcot-se oll o veza inutil, e ordrenas he dourmanti ha dispenn he gorf gant ivinou honarn. An urs a voe executet en ur fæçon pehini a ree euz hac horreur d'an oll. An tirant a reas neuse he gac d'ar prison en intantion d'he gondaoni tri pe bevar deiz goude-se d'ar memes tourmant ; mæa ar gouerneur-se o veza bet disgraciet, Firmilien pehini a voe lequeet en he blaç, n'en em hastas quet da ober fin eus an den santel, hac en lesas daou vloas er prison, ar brovidanc o permeti evelse evit consolation meur a verzer pere a exhortas hac a gourajas da vervel evit ar feiz.

Erfin ar helec santel-mâ, pehini en devoa exortet quen lies a verzer, o veza bet condaonet he-unan da veza dibennet, a bresentas he c housoug hac he benn gant joa ha gant

ur gouraij dreist-ordinal. He verzerinti a erruas er bloaa 309.

REFLEXION.

Pa vezer penetret eus a guirioneou bon religion, e veer nebeut a gas eus a vadou ar bed. Ne deus nemet an eneou stag ous an douar a guement en em les da veza tromplet gant ho Ur galon pur a zisolo hac a remerq æz ha facil peguer væn ha peguen tromplus int. Sant Pamfil a voa re fur evit clasq he eurusdet e traou quer frajl : ne zesire nemet an eternite eurus, ha ne sonje nemet da beulia al lesen hac ar c'husuliou santel eus an aviel, pell dious clasq nac ambitioni madou pere n'en devoa quet, tistribue d'ar beaurien ar re en devoa; ne laboure nemet d'en em ober sant, en ur rei evit gloar Doue hac evit silvidiguez he neasa, he oll amser hac he vuez Peguen differant eo hor santimanchou-ni dious re ar sant!

---

*Ar c'huec'hvet devez a Veseven.*

## SANT NORBERT, ESCOP.

NORBERT, map da un autrou bras eus a Allemaign, a dremenas darn eus he iaouanctis e palæs ar brincet, e pelec'h e beulias ar bed hac he blijadnresou oc'h en em gavout bepret en oll divertissamanchou.

En amser ne sonje c'hoas nemet er bed, en ur vont un devez en beaich, e savas en un taul un arneu bras ha lia, hac he couesas ar gurun chars treid he varc'h. Considera a reas quement-se evel un avertissamant eus an eê hac e quemeras var ar plaç ar resolution da chenj buez; mont a reas d'ar retret; ha goude beza roet he oll vadou d'ar beaurien, en em rentas belec. Quemeret a eure ar soutanan gros ha dister, hac en ur gundui ur vuez penitant ha mortifiet meurbet, ez eas de breseg ar binijen er brovinç a Languedoc, e Guyen, en Orlean, e Liege hac e Brabant, en ur ober e bep lec'h conversionou bras ha burzudus.

Doue pehini en devoa en destinet evit beza ar fondateur eus un institut nevez, er c'hunduas da un desert hanvet Premoutre eus a escopti Laon. Eno e institutas un urs nevez a chalonict regulier, hac en devoa ar gonsolation da velet

o crisqui bemdez an nombr hac ar ferveur eus he religiuset.

O veza het lequeet da escop a Magdebour, ne chenjas netra en he fæçon da veva. Chom a reas quen humbl, quer paour ha quer mortifiet, evel ma edo diaguent: discleria a eure ur bresel continuel d'ar viçon, hac inspira un devotion vras d'he bobl. Goude beza rentet a hent-all servijou important d'an Ilis, e varvas evel ma varv ar re just, er bloas 1134, d'an oad a dri bloas hac hanter cant.

Represanti a rèr bepret ar sant-mâ gant ar ciboar sacr en he zorn, evit disquez an devotion hac ar garantez vras en devoa evit Jesus-Christ er sacramant adorabl eus an anter.

*Maximou spirituel sant Norbert.*

1. E palæa ar prinç n'edoun biscoas en em gavet contant; hac er gouent n'am eus cavet biscoas displijadur.

2. Beza ez oun bet e palæa ar hrinçet, bet oun er solitud hac er gouent, bet oun er c'hargou hac en dignitecu eus an Ilis, ho desquet am eus e pep lec'h penaus ne deus netra guelloc'h, netra donçoc'h evit beza oll da Zoue hac he servija ervad.

3. E creis ar mortificationou ez eus ur sourcen, un torrant a blijaduresou hac a zeheon evit ar re a oar ho zànva.

4. An oll madou eus ar bed ne dallont quet ar peoc'h hac ar repos eus a ur goustianç vad.

REFLEXION.

Doue en em servijas eus an dra estlamus, eus un taol curun, evit ober da Norbert antren ennan he-unan hac en em gonvertissa: ha Norbert a brofitas eus an avertissamant a roe Doue dezan.

Peguement eus ar re memes pere a gandu ur vuez mechant ha libertin, a ve sænt bras, ma carfent profita eus a gant accidant pere a c'hoarvez er bed, ha pere a so quer propr, quer espabl d'ho degontu ha d'ho distaga dious ar bed, ha da ober dezo labourat e zevri evit ho silvidiguez. Un accidant trist pehini a c'hoare gueneomp pe a velomp oc'h arruout gant ar re-all, ur maro subit dre exempl, ur ranversamant a fortun, ur c'hlênvet, un disgraç, un displijadur, a so ordinal en dessein eus ar brovidanç divin, moyenou a gonversion evidomp. Eurus an nep a brofit eus an avertissamant a receo eus an cè!

*An seizvet devez a Veseven.*

## SANT CLAUDA, ARC'HESCOP.

AR sant-mâ guinidic eus e Franch-Comte, en amser ma edo c'hoas crouadur iaouanc, en em bleje meurbet o lenn levrion devot, hac e guemeras an Aviel evit reglen eus he vuez. An oll e voa soneset oc'h he velet applıquet epquen d'ar studi ha d'an exerciçou a zevotion hep snaout memes c'hoariou ac amusamanchou ar vugale eus he gondition.

D'an oad a uguent vloas ne ree ordinal nemet ur pred bemdez, hac e cundue ur vuez quen mortifiet evel un hermit eu desert. Evel m'en devoa e hent-all ur vertu hac ur merit dreist-ordinal, e oue græt chalonı e Besançon, ha goude-se arc'hescop eus ar memes quær. Ebars er garg-se ne espernas netra evit eu em acquita eus a oll deverion ur pastor mad. Instrui a ree he hobl gant un douçder hac ur garantez pehini a c'hounee calonou en oll; labouret e ree da unani ar re e voa e dissantion ha da accordi ar re e voa e proces, en ur fæçon ma ho rente oll contant; ha dre ar voyen-se e lequeas ur peoc'h bras en he escopti. Ouspen-se e voa protecteur an intâveset hac an orfelinet, ha tad ar beaurien. Goude beza implijet an oll deiz o pourvei da ezomou spirituel ha corporel he hobl, e tremene un darn vras eus an noz en oræson evit obteni evitâ hac evit he oll escopti ar venedictionou eus an eê. E creis he labourou apostoliq e voa quen unisset gant Done ha quen anflammet dre ar garantez divin, ma en em anconac'hee eus an dibri hac alies e vije chomet hep tam, ma ne vize bet soursi d he avertissa ha d'he bressi da guemeret un dra bennac.

Goude beza bet seiz vloas arc'hescop, e reas an dilès eus ar garg enorabl-se ac en em returas e gouent sant Oyen evit labourat d'he santification pell diouz trous ar bed. Quentre ma erruas eno, e quemeras an habit a relegius; hac adalec ar c'henta deiz e viras ar reglen-oll, hep soufr e vize douguet respet ebet dezan evit he zagnite hac he garacter aner. Biscoas ne oue bet cavet noviç ebet humploc'h na fervantoc'h; ar c'henta e voa bepret

en oll exerciçou eus ar gommunaute. Netra ne oa admireploc'h uec exemplussoc'h evit goelet un arc'hescop quer bras o servija ar hreudeur, hac o renta dezo ar servijou isela hac humillanta.

Da benn tri bloas, abad ar gouent-se o veza maro, e voe lequeet en he blaç, en despet da guement rœson a ellas da lavaret.

Ar brud eus he santelez a resa da guement a dud dont d'en em lacaat didan he zirection, ma one oblijet da grisqui ar gouent.

Oejet erfin var-dro seitec vloas ha pevar-nguent, gonde beza gouvernet he abati epad pemp bloas hac hanter-cant gant ur furnez leun a zonçder, he beza bet ar gonsolation douç da velet ar ferveur hac ar santelez o reign etonez he oll relijiuset, Doue a revelas dezâ an deiz eus he varo, pehini a errnas er bloas 581.

Petra-bennac ma eus ouspen unnec cant vloas aboue he varo, e veler c'hoas he gorf en he bez, hep corruption, en un archet caer adren an auter vras eus an ilis pehini a zong he heno, ha pocquet a rêr d'he dreit noas. Mont a ra ive di cals a dud eus a bell meurbet e pelerinaij da enori ha da invoqui ar sant.

REFLEXION.

An incorruptibilite miraculus eus a gorf er sant bras-mâ a denn cals a dud d'he ve. P'eur e teu ar miraclou eus ha binijen hac eus he innoçanç da ober impression var hur sperejou ha var hor c'halonou? P'eur e raint-hi deomp anaout hon lachete hac hor miseriou? Admira a reomp ar sænt, ho enori a reomp, mæs p'eur e teuimp-ni d'ho imita?

---

*An eizvet devez a Veseven.*

## SANT MEDARD, ESCOP.

AR sant-mâ guinidic a Vermandez, hac eus ur famill distinguet bras, en devoa e vianic ur garantez quen tener evit ar heaurien, ma roe dezo alies he vera cue he zorn. Epad ma edo er studi, e vize bepret cavet en he gampr pe en ilis; ha gonde beza en em rentet belec, e teuas souden da veza exempl ac admiration an oll dud a ilis; o veza bet

bet carguet da instrui ar bobl ha dabreseg, er greas gant quement a frouez, ma oue remerquet ur chenjamant caër er c'hanton, ha dre-se iva e voe choaset evit escop eus ar guær a Vermand. Ar pastor santel a voa sourcius bras da visita he bobl : ho instrui a ree gant ur zêl infatigabl, hac ho c'honsoli meurbet en ur rei hac en ur gaç ar sacramanchou da guement hini ho goulenne pe a zesire ho recco digantan.

Ar c'harter tro-var-dro o veza bet ruinet gant ar Vandalet, e sicouras cals ar bobl, hac e roas sclær da anaout petra a ell ober ur pastor charitabl ha carantezus.

Evel ar guær a Vermand a voa exposet da irruption ha da hilaj ar barbaret, ha ma tene an darn-vuia eus an habitantet d'he abandoni, evit clasq ho surete e lec'h-all, ar sant-mâ, a zeuas da ober he zemeuranç er guær a Noyon, hac a reas anezi ar guær episcopal. An desir ardant en devoa da c'hounit eneou da Zoue, a reas dezan labourat gant cals a fatig evit conversion ar bayanet eus ar c'hanton; mæs an dud miserabl-se, pell dious caout obligation dezan, ne glasquent nemet en em disober anezan. Meur a veich e falvesas dezo lemel he vuez digantan : he injuria a resont, he voall-dreti hac he stleja memes betear plac preparet evit he lacât d'ar maro; mæs Doue pehini a fell dezan en em servijout eus anezâ evit ha e honversion, ne bermetas quet e teusent da executi ho dessin maleurus. Ar sant n'en em rebutas quet evit quement-se-oll, hac he zêl o crisqui gant an difficulteou, e teuas a benn da zouçat ha da c'hounit an infidelet-se dre he zouçder, dre he batiantet, dre he berseveranç, hac ho c'honverlissa a reas oll d'ar feiz.

Erfin carguet a c'hraçou an oè ha leun a veriton, a varvas var-dro ar bloas 560, oajet a ouspen cant vloas.

REFLEXION.

An douçder a zeu a-ben da c'hounit ar c'halonou cria ha cruela. Ar sænt oll ho deus græt un istim vras eus ar vertu-mâ, hac ho deus hi pratiquet e pep occasion, evit imita Jesus-Christ; pehini a lavar deomp en he aviel : *Disquit gunê penaus ez oun douç hac humbl a galon.*

Evit pratica gant facilite hac e pep rancontr ur vertu quer caër, ha quen agreabl da Zoue ha d'an dud, ez eo ret estimout ar re-all, hac en em zisprijout he-unan.

X

*An navet devez a Veseven.*

## S. PRIM HA S. FELICIEN MERZERIEN.

An daou sant-mâ a voe breudeur ha guinidic eus a Rom. Goude ma voant bet convertisset d'ar feiz gant ar pap Felix, e labourssont ho-unan, epad tregont vloas gant zel ha gant frouez, da brocuri d'ar re-all ar memes eur-vad. Mæs an heur o veza dent ma tlient glorifia Doue dre ho maro, e voent arretet dre urs an impalaer Diocletien. Quentre ma ho guelas an tirant-se, e comsas outho gant ur viauj coleret : *Sonjit*, emesan, *penaus ne deus evidoc'h nemet tourmanchou, hac ar re vrassa,mar manquit da vont var an heur da adori hon doueou.* Respont a resont e voant resolvet da rei ho goad hac ho puez evit ar feiz.

Var ar respont-se e ouent conduet d'ar prison carguet a chadennou, hac e voe roet urs d'ar barner da ober dezo ho froces. Un æl ho c'honsolas en ho frison, ac er memes momet en em guefsont delivret dious ho chadennou. Neuse e leversont : *Meulet ha beniguet ra viot, Tad a visericord, ha Doue a bep consolation, da veza plijet conservi ho servijerien ha terri ho chadennou, evel a resoc'h gueich-all e faveur sant Pêr : pa hoc'h eus roet deomp ar memes graç, roït deomp ive ar memes couraij hac ar memes constanç en tourmanchou.*

Ar barner oc'h esperout dont æsoc'h a-ss o-ben anezo, pa vizent separet an eil dious eguile, a ordrenas digaç dirazâ Felicien he-unan, mæs evel ne alle quet quen nebeut er fæçon-se he drec'hi, e reas he scourjea gant cruel-det, ha goude heza græt he staga dre he dreit ha dre he divrec'h ous ur post, e comsas a gostez ous sant Prim da bebini e lavaras : *Ho preur Felicien en deus obeisset da urs an impalaer, hac en deus recevet he c'hraç : bezit quer fur ac en, hac e recevot ive hoc'h hini.* Sant Prim a respontas : *Obeisset en deus d'an impalaër eus an eê, non pas d'an hini eus an douar ; gousout a ran petra en deus anduret, ha gant pebes couraij en deus soufret, hac esperout a ran gant graç Doue, ne vezin quet nebeutoc'h fidel na nebeutoc'h courajus evitan.*

Ar barner a ordrenas neuse ma vize exposet an daou vreur d'al leonet evit beza divoret mæs al leonet-se ne

resont nemet gourvez chars treit an daou verzer santel, hep noasout dezo e fæçon ebet. Ur miracl quer bras a gonvertissas pemp cant famil eus a Rom. Mæs an tirant a chommas bepret obstinet, hac a reas dibenna an daou vreur santel. Ho merzerinti a erruas er bloas 287.

REFLEXION.

Doue en deus consolet ha courajet an daou verzer santel-mà en ho zourmanchou. En em roomp oll da Zoue, ha Doue a vezo oll evidomp. Seul-vui ma andurimp a boan, ma vezimp affijet, ma vezimp abandonnet gant an dud, seul-vui e teui Doue d'hor c'barga eus a faveurion. Doue co ar mignon fidel ha constant, pehini ne abandon morse ar re er c'har.

---

*An decvet devez a Veseven.*

## SANTES MAC'HARIT, ROUANES.

Ar santes-mà, guir exempl ha squèr an itroneset hac an oll merc'het christen, a voa merc'h-vian da Edmon, roue a Vro-Saus. Biscoas ne voe remerquet en ur brinces iaouanc caeroc'h dispositionon evit ar vertu; en he iaouanctis n'en em blije nemet oc'h ober oreson, hac o lenn levriou a zevotion, ha mar e devize heuliet he inclination, e vize chomet epad an deiz var he daoulin dirac ar sacramant adorabl, he devotion evit an Itron Varia a voa ive quer bras, ma vize tenereet he c'halon en ur glevet epquen pronouç an hano a Vari.

Ar guiscamanchou caër bac ar vaniteou gant pere eo dallet an darn-vuia eus an dud iaouanc, ne blijesont biscoas dezi, ar vertu a oa bepret he ornamant caera. Pa vije lavaret dezi e voa he guiscamant re simpl ha re dister evit ur brinces evel-di, e responte penaus ur brinces christen ne dlie quet clasq en em zistinga dious ar re-all dre ur guiscamant caer ha pinvidic, mæs dre he modesti ac he furnez. Beza e devoa ive d'an oad-se ur garantez quen tener evit ar beaurien, ma voa anad penaus e vize un deiz ho mam hac ho c'honsolation.

Ar brud eus he furnez hac eus he vertu o veza grêt d'ar roue eus a Scoss ha goulen evit pried, e consantas evit plijout d'he c'herent. Evit-hi da veza rouanes ne zi-

minuas uetra eus he exercicou a zevotion, ha biscoas ne tallas dezi en em ziscarga var ar re-all eus a sourci he bugale : ho instrui a ree he-unan, disqui a ree dezo lenn, bete memes an A B C gant un douçder hac un attantion, evel pa u'e devize bet queu da sourcin. Lacat a ree dreist pep tra he studi da ober dezo santout peguen tromplus ha peguen faus eo ar brilant eus a euoriou ha grandeuriou an douar, en ur rei dezo da gompreu ar vanite hac an ueant eus a ebloar ar bed. Evelse ive he oll bugale a oa quen devot, na vije banvet ar famil royal nemet ar famil ghristen.

Ar rona, ravisset o velet he speret hac he fradanç, ne antreprene affer ebet important hep beza quemeret he avis. Au santes a brofitas eus ar fizianç-se en doa enni, evit he angaji da renta justiç vad en he rouantelez, da rei ordrenançou evit gloar ar religion, evit eurusdet ha repos ar bobl, evit arreti un infinite a zisursou, pere a oa commun a beli-amser.

Ober a reas repari cals a ilisou, ha sevel meur a hini a nevez; hac e falle dezi e vize caér ha precius quement a servije d'an ofiç divin. Fouta a eure gant ul liberalite royal meur a hospital evit soulajamant au dud paour, evit pere e devoe epad he buez ur garantez ac un denerdiguez vras, oc'h ho e haret evel he bugale. Ec'bis ar beaurren e c'bonsideret ive evel ho mam, ne sortie jamæs na vize en dro dezi uu uombr bras anezo, da here e distribue be-nnau dre he dorn propr he chariteou.

Bemdez abars lein, e roe da zibri da nao c'hrouadur paour, ha da hevar varn-uguent eus ar re vras, pere a servije he-uuan, ha jamæs ne vanque da bratica en hospitaliou, ur penn-beunae eus an deiz, euvrou a garantez ar re humilianta e quèver au dud clàn.

Quemeut a occupationou differant ne vire quet outau na gleve bemdez dlou pe deir oferen. Ouspen-se e save bepret e creis an uoz evit lavaret ofiç passiou hor Salver, hac ofiç an Itron Varia.

O eaout erfiu ur pressantimant secret eus he maro, en em zisposaa dre ur gonfession general, ac e recevas ar sacramanchou gant un devotion conform da santelez he buez. Mervel a eure er bloas 1093.

Biscoas rouanes ne oue regretet muioc'h gant pep-unan, hac ispicial gant ar re baour, pere a vocle dezi evel d'ho mam brepr.

REFLEXION.

Ur rouanes pehini e deus an emmel eus ar rouantelez, a guemer ar sourci da instrui he-unan he bugale, ha memes d'ho disqui da lenn. Pe seurt excus a gavo dirac Doue ar mamou pere a lavar n'ho deus quet amser da instrui ho bugale, ha pere n'ho deus quet sourci d'ho c'hac d'an instruction pe d'ar c'hatechis, hervez an abostol sant Paul, goassoc'h evit evit an infidelet.

*Eil reflexion.* Ur brinces a zoug bepret ur guiscamant simpl ha modest. Pe seurt digarez a allot-hu da zigas evit excusi ho vanite, pe hoc'h immodesti?

*Trede reflexion.* Ur brinces iaouanc, leun a furnes, humbl memes bete var an trôn, bepret christenes, bepret servijeres da J.-C., pried leun a vertu, mam a exempl vad, rouanes leun a vadelez evit an oll, ha leun a druez ous ar re baour: pet sujet ar reflexiou ne guevomp-ni quet en ur vuez quer santel!

---

*An unnervet devez a Veseven.*

SANT BARNABAS, ABOSTOL.

SANT Barnabas eus a dribu Levi, o velet ar mirael a reas hor Salver e faveur an den paralitiq, exeitet dre ur c'hraç interieur, en em strincas d'he dreid, oc'h he hidi d'he receo etouez he zisquibien. Jesus-Christ en recevas, ha dre ar c'hoas aürus-se ar c'hargas a c'hraçou bras. An disquibl fidel-mâ quer buan goude-se a verzas he oll vadou, hac a lacaas an arc'hant e-hars treit an ebestel, oc'h ho fidi d'he zistribui d'ar beaurien, evit ma vize libr da heulia he vesti divin, ha da vont pelec'h bennac e vize ordrenet dezan.

Goude an disqueu eus ar Speret-Glan, e presegas an Aviel e Antioch, hac evel ma oa leun eus ar Speret Santel, a reas a ber amser conversionou burzudus. Mont a eure goude-se gant abostol sant Paul da breseg ar feiz e Licaonn, e Pafos ac e Pamfili, ac e resont ur mad infinit er broïon-se. Pa ouent digouet er guær a Lystr, e resont eno quement a vurzudou ma tenas ar bayanet, soueset gant ho miraclou, d'ho c'hemeret evit doueou, mæs an

daou abostol, touchet o velet dallentez an dud paour-se, a represantas dezo penaus e voant tud mortel eveldo, hac e quemersont occasion ac'hano d'ho exhorti da guitaat ho superstitionou ha da anaout ar guir Doue, an Doue unic, Crouer an eê hac an douar.

O veza distro da Antioch, en em separsont an eil diouz eguile. Sant Paul en em' dennas varzu an Asii, ha sant Barnabas a ieas da Chypr, e pelec'h dre he zoueder quer propr da c'honnit ar c'halonou, e convertissas souden d'ar feiz an oll enesen. Ar guær a Vilan en em c'hlorifi ive da veza het sant Barnabas evit he c'henta abostol.

Erfin ar Iusevien eus a Salamin en em revoltas en he enep; he aleja a resont e mæs a guær, hac he assomi a dauliou mein, e tro dec vloas ha tri-nguent goude donediguez hor Salver.

En amser an impalaër Zenon, var-dro ar bloas 488, e voe cavet en ur c'havern corf ar sant-mâ, pehini en devoa var he beutrin levr an Aviel.

REFLEXION.

Ne deus nemet Doue a ell ober-mad meuleudi ar sænt, abalamour ne deus nemetan a guement en deus un anaoudeguez parfet eus ho vertuzion hac eus ho merit. Cetu amâ ar meuleudi en deus græt Doue a sant Barnabas dre c'hlenen sant Lucas, avieler, *Beza e voa un den leun eus ar Speret Santel*. Ne veuler quet sant Barnabas evit he squiant hac he speret bras, nac evit he galieou caer hac excellant, mæs evit he vertu, abalamour ne deus nemet ar vertu epquen a rend an den dign da veza meulet.

Sant Barnabas a voa leun eus ar Speret-Santel, leun eus a speret Doue, pehini a so ur speret a garantez, ur speret a beoc'h, ur speret a gonsolation, ur speret a hurete pehini hor purifi, ur speret a humilite pehini a ro deomp santimanchou isel ac'hanomp hon-unan, ur speret a obeissanc pehini a ra deomp suja hac en em soumeti.

Beza ez eus tri seurt speret contrel da hini Doue: speret ar bed, speret Satan hac hini ar c'hiq. Speret ar bed a inspir vaniteou ac an ourgouil; speret Satan a so colerus ha veujus, speret ar c'hiq inspir plijaduresou direglet. Guelit pehini eus ar sperejon-se a heuliet, guelit pehini anezo eo ho couarn; hac hini Doue eo, pe autramant hini Satan, pe hini ar bed hac ar c'hiq?

O sperejou milliguet eus a Satan, eus ar bed hac eus ar c'hiq! Ho tetesti a ran, hac e renonçan deoc'h evit beuha da jamæs monvamant hac inspiration ar Speret Santel.

---

*An daousecvet devez a Veseven.*

## SANT IAN FACOND.

AR sant-mâ guinidic eus a Spaign, eu amser ma oa c'hoas crouadur, a roas mercou eus ur furnez vras hac eus ar santelez da bebini e tlie arruout; rac d'an oad-se e oue ober exhortationou hac evel sermoniou d'ar vugale all evit inspira dezo ar vertu, evit ho douguen da garet Doue ha d'he servija ervad; ouspen-se pa vele drouc pe un dissension benuac savet etreso, ne vanque quet d'ho unani ha d'ho reuta mignonet.

Goude m'en devoa græt he studi gant ur ferveur vras, an escop eus a Burgos pehini e ree cals a istim anezan se er c'hare meurbet abalamour d'he vertu, er greas chaloni. Mæs da benn un nebeut amser e quitaas ar benefiç enorabl-se evit pellaat dious ar bed, hac eu em retira eure en ur plaç devot, e pelec'h e celebre bemdez an oferen hac e presegue d'ar bobl gant cals a edification.

En ur e blenvet bras en devoe, e reas veu da gundur ur vuez pemtantoc'h hac austeroc'h. Evit accomplissa he veu, goude beza roet da ur paour quez noas ar guella eus a zaou habit en' devoa, ez eas da ur gouent a urz sant Augostin: recevet e voe eno gant joa, ha souden e voe soueset an oll religiuset o velet he obeissanç, he humilite hac he ferveur.

En amser-se e savas er guær a Salamanq ur revolt quer cruel, ma en em lase an dud, ha ne vize guelet nemet ar goad o redec dre ar ruiou ha dre an tachennou. Ar sant-mâ ne espernas netra evit douçaat ar bobl-se, queu dre he exhortationou publiq, quen dre ar c'homsou-mad a lavare dezo e partieulier; ha dre ar voyen-se e lequeas ur peoc'h. Eudra ma voa bet padet ar revolt, un den maleurus o veza clasquet assomi an den santel-mâ gant un taol bás, he vrec'h a chomas reud ha sounnet, queu na zeuas da c'houlen pardou digantan.

Ar servijer fidel-mâ da Zoue eu ur celebri ar sacrifiç

santel eus an oferen en devoe meur a veich ar gonsolation da velet visiblamant J.-C. presant : ouspen-se Doue a reas dezan meur a veich anaont ar santimanchou secreta eus a galonou an dud, hac he favorisa a eure eus an donæson a brofecii.

Goude beza discleriet erfin an deiz ma tlie mervel, ha recevet he sacramanchou gant un devotion dreist-ordinal, e rentas he ene da Zone. He viraclou bras a angajas ar pap Alexandr eisvet d'er c'hanonisa.

REFLEXION.

Sant Ian Facond, o veza c'hoas crouadur, a lequee ar peoc'h etre ar vugale all, pa asve trous pe un disput bennac etrezo, hac ho rente mignonet. Goude-se e tenas da appæsi ur revolt cruel, savet etre an habitantet eus ar guær a Salamanq. N'en em gontantomp quet da veva hon-unan e peoc'h gant hon nessa, labouromp c'hoas da laqât ar memes peoc'h etouez ar re-all, spicial etoues hon ameseien.

Eurus ar re a gar ar peoc'h : *Eürus an dud pacifiq*, eme hor Salver, *rac galvet e vezint bugale Doue.*

---

*An trizecvet devez a Veseven.*

## SANT ANTON A BADOU,

### EUS A URS SANT FRANCES

AR sant-mâ guinidie à Lisbon e Portugal, o velet digaç da Goumbr corfou pemp religius a urz sant Frances, pere a oa bet merzeriet gant ar barbaret, en em santas touchet ac inspiret da antren er memes urz.

Goude m'en devoa græt hê noviciat gant ur ferveur vras, an desir en devoa da scuilla ive he voad evit gloar Jesus-Christ, a reas dezan goulen ar bermission da vont da labourat evit conversion ar Sarazinet hac ar Morianet. Ambarqui a eure evit mont en Afriq, mæs ur c'hlênvet bras pehini a zeuas dezan, en oblijas da zistrei en Europ, e pelec'h e reas ur mad infinit. Rei a eure missionou e Limousin, e Berry, e Sicil, e Rom hac e Padon; ha ne oufer quet lavaret peguement a frouez a reas en oll plaçou, e pere e prezegas. Evit guir, he viraclou bras a ree

cals a impression var ar sperejou ha var ar c'halonou, hac a gontribue cals da ober quement a gonversionou.

Etre cals a viraclou en deus græt eu he vuez, ez ê raportet penaus evit trec'hi ha confondi obstination un heretiq aheurtet, pehini ne felle quet dezan adori sacramant an anter, e obtenas digant Doue ma teuas ur mûl pehini a voa bet peil hep tam boed, da lesel ar foen a oue lequeet dirazi, evit dont d'en em hrosterni dirac ar sacramant. Un dra quer hurzudus a gonvertissas an heretiq-se hac un nombr bras a re-all.

Ur veich-all o veza pignet er gador evit prezeg en ur guær pehini a voa e-hars ar mor, hac a voa leun a heretiquet hac a dud libertin, nicun na brijas chom d'he glevet. An den santel leun a feiz hac a fiziang e Doue, a ieas var bord ar mor, hac en ur adressi he gomps d'ar pesquet, e lavaras : *Pa refus an dud chelaou comsou Doue, deut, pesquedigou crouet gant Doue, deut da gonfondi dre ho soumission an indocilite eus an dud impi-se* ; er memes instant e oe goelet ar mor goloet a besquet. An dud a ziredas da velet un dra quer surprenus, neuse a reas ar sant un instruction cre ha nerzus var an oll-gallout a Zoue, ha dre ur miracl quer patant e convertissas ar guær-se oll.

Diæz ê compren penaus en deus gallet sant Anton a Badou, pehini a varvas d'an oad a c'huec'h vloas ha tregont, vaqui da guement a labourou evel m'en deus antreprenet en he vuez ; quement-se a voa un effet eus he garantez vras hac ardant evit Jesus-Christ, pehini a roas ive dezan meur a verq eus he garantez singulier. Un deiz ispicial e voe remerquet ar sant-mâ en he gampr var he zaoulin, hac extasiet e presanç ar Mabic Jesus pehini a apparissas dezan visiblamant.

Erfin oc'h en em santout clàn, goude beza recevet he sacramanchou gant ar ferveur hac an devotion ordinal d'ar sænt en heur diveza, e tremenas eus ar vuez-mâ d'ar repos eternel, er bloas 1231.

Daou vloas ha tregont goude he varo, an habitantet a u Badou a reas sevel he relegou evit ho zransporti en un ilis caër ho devoa savet en he enor. Pa oe digoret ar bé, e voe cavet he deod, pehini en devoa servijet da gonvertissa quement a heretiquet hac a bec'herien, fresq, beo ha ru evel ar ros.

Pidi a reer ar sant-mâ e meur a czomou, ha particulieramant evit caout an traou dianquet.

REFLEXION.

Sant Anton a Badou a varvas iaouane, d'an oad a c'huec'h vloas ha tregont : couscoude græt en deus ur mad infinit en he vuez. Pa servijer Doue gant forveur, ha pa ne garer nemetan, en avancer cals er vertuziou e neheut amser, hac e procurer cals a c'hloar da Zoue.

---

*Ar pevarzecvet devez a Veseven.*

## SANT BASIL, ESCOP.

SANT Basil, guinidie a Capadoç, map da santes Emmelia, ha breur da sant Gregor, escop eus a Nyss, an em rentas habil meurbet eu oll squianchou, en ur studia er guær a Atheen. Mæs o veza deut souden da anaout peguer væn eo ar squianchou humeu, e quemeras ar resolution d'en em rei d'ar studi eus ar scritur santel.

En em retira a eure en ur solitud e proviņç ar Pont, e pelec'h e praticas ar mortificationou dreist-ordinal, en hevelep fæçon ma tenas quer eastiz, ne oa nemet ar relegon anezan ha lavaret a elleur penaus ne vevas tost da dregout vloas goude-se nemet dre viracl. Quement-se ne viras quet ne labouras gant ur gouraj dreist-ordinal evit silvidiguez au eneou, ac ober a eure quement a vad er brovinc-se ma voe choaset evit escop a Cesaree.

Ar pastor-mâ, leun a gouraj hac a zèl, a lequeas ur chanjamant vras en he oll escopti, hac en devoe ar gonsolation da velet o reign etoues he bobl devotion ha ferveur ar ghristenien gueuta. Evel ne esperne nac he labour, nac he boan evit distrei an heretiquet dious ho erreur, an impalaer Valens, pehini a oa un heretiq obstinet, er gourdrouses d'he gaç en exil. Ar sant a respontas : *Da belec'h e ouffet ma c'haç? Ar bed-oll a so exil evidon, ha ne anavean nemet an eé epquen evit va bro.* Pa fallas goude-se d'an impalaer signa an arret eus he exil, e quemeras teir bleuen an eil goude e-ben hep gallout scriva gant meun anezo, mæs o santont erfin he zorn o crena, e rogas ar paper hac a lesas ar sant e peoc'h.

Erfin goude beza composet cals a levriou habil ha spirituel meurbet, e pere e admirer nerz he speret, e varvas er bloas 379, oajet a ur bloas hac hanter-eant.

*Maximou spirituel sant Basil.*

1. An nep en deus ar speret humbl en em blij o touguen ur viseamant humbl ha modest, hac a so composet ha reglet mad en he oll exterieur.

2. Disprijit ho corf pehini so sujet d'ar maro ha d'ar gorruption, ho pezet sourci hoc'h ene, pehini epquen a so immortel.

3. Na stagut quet ho calon ous an traou cronet, pa renquit abred pe diveat en em separi diout-ho.

4. Evel an id a hader a zigaç profit da nep en laca en douar, evelse ar bara pehini a lequeer e dorn ar paour a profit da nep en ro.

5. En em examinit alies hac interrojit hoc'h-unan evit gousout petra oue'h, a pelec'h oue'h deut, ha petra e viot un deiz. Pelec'h e voan-me cant vloas-so? E pelec'h e vezin-me e cant vloas ac'hann?

6. Examinit dious an noz ar pes hoc'h eus græt epad an deiz, hoc'h euvrou, comsou, sonjesonou, ha comparajit an eil dever gant eguile evit guelet ha c'houi a zeu adren, pe c'houi avanç en hent eus ar silvidiguez.

REFLEXION.

Mar d'oc'h sourcius eus ho silvidiguez, e tleit examina ho coustianç bemnoz abars mont da repos. en examen-se e remercot evel en ur mellezour pe ur millouer fidel an oll fautou ac an imperfectionou eus hoc'h ene. Sourci hoc'h eus da sellet piz hac en a ve un tach, pa un dra disagreabl bennac var ho pisaij, evit halemel rac-con. Na dleit-hu quet eta ive, ha gant mui a ræson, clasq an tachou hac an imperfectionou pere a rend hoc'h ene disagreabl da Zoue, evit ho lemel eus ho calon, hac en em gorrija anezo?

Mar en deus sourci un den a affer da regli he gonchou hemdez, gant aoun da auconât un dra bennac, pe da fazia, pebes sourci ne dleit-hu quet da gaout da regli ar gont a reucot un daiz renta da Zoue, eus hoc'h oll actionou, hac eus an oll graçou ho pezo recevet digantaa en ho puez? Evit ober ervad eta un examen quen important, goulennit da guenta digant Doue he sclerijen hac he c'hraç evit anaout ho pec'hejou, evel ma rai deoc'h anaout an heur eus ho maro. Goude-se soujit pelec'h oc'h bet, gant pe seurt tud oc'h bet, evit anaout guell a-se quement hoc'h eus græt epad an deiz. Examinit pe seurt fauton hoc'h eus græt

dre actionou, comsou, desrou, soujesonou. Goude hoc'h examen, en em excitit d'ar gontrition, ha quemerit ur resolution ferm d'en em gorrija. Sonjit er moyenou d'en em breservi dious ar pec'het en amser da zont. En em liquit er stad e pehini e tesirac'h beza cavet en heur eus ho maro. Ho puez a dremeno evel ma z'è tremenet an deiz-se, ha martese an deiz-se eo an divez'a eus ho puez. Ha c'houi garre mont dirac Doue hep beza goulennet pardon digantan? Mar ho pe bet en hoc'h examen an eur da ober un act a gontrition parfet, ar gontrition-se a ell suplei e defaut sacramant a binijen, e cas ma veac'h surprenet gant ur maro subit.

---

*Ar pemzecvet devez a Veseven.*

## SANT LADISLAS, ROUE A HONGRII.

AR princ-mâ respetaploc'h dre he vertuziou eguet dre he gurunen, en devoa eu he iaouanctis ur furnes hac un devotion admirabl, gracius e oa e queuver an oll, ha carantezus en andret ar beaurien.

Quentre ma voe curunet ha ma pignas var an trôn, e labouras da renta he rouantelez florissant ha da brocuri eürusdet he sujidi. Ober a eure un assamble general eus an dud a ilis, eus an noblanç ac eus ar bobl, e pehini e rezeur en he bresanç ordrenançou leun a furnes evit laeât ha conservi ur justiç vad hac un urz caer en he oll stadou.

Ar Boemanet hac an Hunnet, o cridi en devoa Ladislas muï a zevotion evit ha gouraj, a ziscleras dezan ar bresel, oc'h esperout en em renta mistri eus he rouantelez, pe da viana eus a zarn anezi: ar princ santel, goude beza esseet inutilamant an oll moyenou a beoc'h, a savas un arme, ac evel ma oa quer vaillant ha ma oa santel, e c'houneas quel lies a victor evel a gombat a roas. Ar princ victorius-mâ, hepret humbl, douç ha deboner, goude beza trec'het he enemet, ho dretas gant eals a zouçder hac a voderation, hac a bourveas memes d'ho oll ezomou.

He hales a oa reglet evel ur gouent; n'en em gontante quet da ober ar iunion ordrenet gant an Ilis, ober a rec'c hoas eals a re-all; alies e tostec ous ar sacramanchou, he bresanç epquen en ilis a inspire an devotion ac

ar respet bras da hep-unan. He exerciçou a zevotion hac he application d'an deverion eus he etat a ree he oll divertissamant. Bemdez e roe audianç d'he bobl. Selaou a ree he-unan ho c'hausion ac ho afferion, ac e rente justiç vár ar plaç. Treti a ree an oll bras ha bian gant quement a vadelez, ma er c'honsidere pep-unan evel he dad.

Oher a reas sevel en enor d'ar Verc'hes Vari un ilis caer meurbet, pehini a vezo ur merq hac ur monumant eternel eus he zevotion en andret Mam Done.

Meur a brinç christen o veza antreprenet dre ali ar pap Urban eil eus an hano, da vont da zelivra an douar santel dious domination ar Sarrazinet, Ladislas pehini en em estime eurus da c'hallont implija he vadou, he ree'het hac he vuez memes evit trec'hi ar brassa ennemiet eus an hano christen, en em hreparas da hartual evit ur bresel quer santel, mæs Doue en em gontantas eus an disposition generus eus he galon, ac eus he volonte vad, ac en tennas eus ar bed-mâ evit ober dezâ reign gantan ebars an eê. Mervel a eure er bloas 1095, d'an oad a bevar bloas hac hanter-cant.

### REFLEXION.

Ar roue-mâ goude beza gounezet ar victor var he enemiet, ho zretas gant doucder, gant moderation, hac a bourveas memes d'ho oll ezomou. Penaus e tretet-hu hoc'h adversourien en amser 'ma velit hoc'h eus an avantaj varnezo?

En em drec'hi he-unan en ur vouga ar goler a santer o sevel en he c'halon, a so gloriussoc'h evit en em venji.

*Eil reflexion*. Sant Ladislas, en em brepare da vont da gonquerir an douar santel, mæs Doue en em gontantas eus he volonte vad, aç en tennas eus ar bed-mâ evit he recompansi ebars an eê. Peguer mad ha peguer liberal eo an Autrou Done, pehini a recompans non pas epquen an euvrou mad, mæs e'hoas bolonte vad an den! Ma ne illit quet oher traou bras evit Doue, n'ellet-hu quet da viana caout ur volonte vad? Ho pezet eta un desir bras ma vezo Done caret, servijet ha glorifiet gant pep-unan en he etat ac en he gondition: goulennit ar c'hrac-se evidoc'h ac evit ar re-all, pidit evit conversion ar bec'herien, goulennit ar berseverânç evit ar re just; pidit Doue da inspira

d'ar re-all da ober ar mad a zesiret, mæs pehini n'ema quet en ho callout ; en ur guær, roït ur merq hennac eus ar volonte vad hoc'h eus.

---

*Ar c'houezecvet devez a Veseven.*

## S. CYR HA SANTES JULIT, MERZERIEN.

SANTES Julit a voa un itron iaouanc eus a Iconi, distinguet dre he noblanç, ha respetabloc'h c'hoas dre he vertuziou. Un attantion bac ur sourci bras e devoa da veva mad gant he fried, ha da gonservi ar peoc'h en he famill, ac he vigilanç var he zieguez, evit lacât urs e peptra, a ree he occupation ordinal. An itron-mâ humbl hep affectation, ha guisquet bepret ervez he c'hondition, er fæçon ar modesta, a inspire d'ar re-all eals a istim hac a respet evit ar vertu : pep-unan a admire he furnez en he c'homsou hac he douçder e quêver an oll. He fidelite da bêa mad he servijerien ha da hourvei d'ho ezomou, quen a iec het quen e clêuvet, ne oa quet an distera eus he vertuziou ; ha c'harantez evit an dud paour hac affljet a c'hounee dezi calon an oll beaurien ; bref, goude beza en em acquitet eus he exerciçou devot ha carantezus, en em lequee bepret da ober ul labour hennac, hep chom morse diegus.

Doue evit purifia ha perfectioni he vertu dre an afflictionou, a guemeras he fried e creis he vrud. Beza e devoa ur map hanvet Cyr, pehini n'en devoa c'hoas nemet tri bloas, pa gommançças an impalaër Diocletien da bersecuti an ghristenien. Julit na zesire nemet an occasion da soufr ar verzerinti, mæs he ambaras e oa gant he map : aoun e devoa na vize lamet diganti, ha na gouesse etouez payanet, dre-se e reas he souj da guitât he bro evit gallout preservi he map, hac en em retira a eure e Silien.

Mæs ar c'harter-se ne chomas quet pell hep santout ar bersecution. Ar gouerneur Alexandr a zeuas di evit executi ordrenançou an impalaër. Ar santes o compren ervad e tostee an amser dezi da ober da Zoue ar sacrifiç eus he buez, e redoublas he attantion da instrui he map ha da inspira dezan santimanchou christen, ha requeti a eure ar c'hraç digant Doue na bermetse quet chomse he

map er bed en he goude he feden a oue chelaouat. Ar gouerneur informet e voa Julit christenes, a reas he arreti. En em bresanti a eure dirazan gant he map etre he divrec'h. Ar gouernenr oc'h he c havont ferm er feiz, a ordrenas tenna he map diganti ac oher dezi soufr var an heur ur tonrmant cruel. Neuse e commanças ar c'hrouadur da grial ha da ober he oll effort evit en em denna dions ar re en dalc'he, evit mont da gavout he vam pehini a voa en ur stad truezus. Ar barner o velet ar chronadur pehini a voa gentil hac en devoa ur speret dreist he oad, a reas he zigaç dezan var he d ibunal evit he cherissa hac æssaat he lacat da devel; mæs neuse e crie c'hoas creoc'h ha ne lavare quen nemet ar gomsmà : *Christen oun*, *christen oun*. Ar gonernenr abalamour da se a guemeras un drone quer bras outà, ma en taulas a-her var pazennou he dribunal, en ur laveret : *Pa'z out christen*, *e varvi gant da vam*. Ar c'hrouadur en ur goueza, a oue blesset mortel en he benn, nac a varvas var ar plaç. An oll ho devoe horreur eus un action quer barbar, mæs ar santes a zasquesas he joa, ac a rentas graç da Zoue dre m'en devoa curunet he map araoñ.

Erfin an tirant goude m'en devoa he-unan muntret ar map, a ordrenas dibenna ar vam. Ho merzerinti a arruas var-dro ar bloas 305.

REFLEXION.

Santes Julit e devoa ur guir garantez hac ur garantez parfet evit he map, oc'h he garet evit an eè. Labourat a rit cals, tadou ha mamou, ha cals a faüg a guemerit evit ober fortunion caër d'ho pugale; mæs ar c'haëra fortun, ar c'haëra heritaj a oufac'h procuri dezo, eo rouantelez an eè. Ho pugale a so muı da Zoue evit deoc'h hoc'h-unan. Doue eo en deus ho c'hrouet; Doue eo en deus-hi roet deoc'h, evel un depot pehini a dleit da renta dezan; Doue en deus-hi lequeet er bed, principalamant evit ma teuınt d'he anaout, d'he garet ha d'he servija, ha ma veritint dre ar voyen-se heza un deiz eurus gantan en he varados. Mar hoc'h eus eta c'hoant d'en em acquita eus ho tever, mar hoc'h eus carantez Doue en ho calon, ha mar hoc'h eus ur guir garantez evit ho pugala, liquit ho stndi principal da zisqui dezo meuli ha caret ho C'hrouer, ho Zad celestiel, evit ma illint possedi un deiz he rouantelez eternel.

*Ar séitecvet devez a Veseven.*

## SANT AVIT, ABAD.

SANT Avit a voa map da ul labourer douar tost d'ar guær a Orlean. He guerent, tud paour a vadou ar bed, mæs pere ho devoa eals a zoujanc Doue, a boanias da rei dezan ur descadures vad ha christen. Ar c'hrouadur a brofite quement eus an instructionou a oe roet dezan, ma voa he vrassa plijadur padi Doue en ty, er parcou hac en ilis pa alle.

D'an oad a bemsec vloas ez eas da gavout sant Maximin, superieur ac abad eus a c'houent Micy. He suplia a reas, ma n'er c'have quet capabl da veza religius, d'he receo da viana e qualite a vevel. Sant Maximin, o velet he humilite hac he ferveur, en recevas en nombr eus ar religiuset, ha souden e anaveas en devoa recevet ur sant. Ar religius iaouanc-mâ a oa quen humbl hac en devoa ur simplicite quer bras, ma commancas darn eus he vreudeur da ober goab anezan, oc'h he guemeret evit un den diot. Ar sant ne ree van ebet eus an dra-se, hac a soufre tout gant joa.

Mæs bep dale e teusont da anaout he furnes ac he vertu, ha da gaout quement a istim evitâ, ma er choasont evit ho abad, goude maro sant Maximin. Revus a reas quemeret ur garg-se; mæs an escop a Orlean en em servijas eus he oll autorite evit he oblija d'he receo, hac e rencas obeissa.

An oll religiuset a admiras mui-oc'h-mui bemdez ar merit ac ar santelez eus ho abab nevez, ac he exempl a inspiras dezo ur ferveur vras. Mæs ar renq-se a zistinction a fatigue he humilite. Seul-vui a enor a rented dezan, seul-vui e sante crisqui ennan an desir d'en em retira en un desert bennac evit enndui ur vuez humbl ha diânaveet gant ar bed.

En em retira a reas en effet secretament en ur c'hoad bras. Caer a voe he glasq, ne voe elevet quelou ebet anezan. Ar brud eus he viraclou a oue ar c'henta quelou. Daou baotr iaouanc o veza avancet doun er c'hoad evit clasq ho loenet, en em gavas surprenet gant an noz.

noz : unan anezo pehini a voa mud, o veza remerquet un dra bennac a sclerijen e creis ar c'hoad, a ieas raccon hetec eno evit alumi un torch sapin, pehini a servije dezan da c'houlou. Sant Avit a oue soueset o velet e creis an noz nu den pehini ne gomse quet nemet dre gestou : soujal a reas e alle beza ur apes bennac pe un artifiç bennac eus an dronc aperet. Goude beza gonlennet digant Done ar c'hraç da anaout petra oa, e reas sign ar groas varnezan en ur ordren dezan lavaret piou e voa, ha petra a glasque eno d'an heur-se. An den iaouanc o santout he deod diluguet en un taol, hac o santout e voa deut dezan an usaj eus ar prezeg, en em strineas da dreit ar sant evit he drugarecât; goude-se e alumas he dorch sapin, hac e commanças da c'hervel he vreur : he-ma o clevet he c'hervel dre he hano, en em gavas soueset; mæa soneset e oue e hoas mui, pa velas ha pa glevas he vreur mud o conta dezan ar mirael.

Ar brud eus ar mirael-se a droublas souden repos ar sant. Dont a ree tud a bep-tu d'he velet, evit profita eus he aliou mad hac eus he instructionou santel.

Erfin oajet a ouspen tri-uguent vloas, e varvas evel ma varv ar sent, er bloas 530.

REFLEXION.

Ar sænt ho deus atao pelleet diouz an enoriou; adal ma voment e oant quemeret evit tud santel en ur plaç, a redent e lec'h all, hac e clasquent ar solitud. Ar re humbl, ar re pere a glasq plijout da Zoue epquen, a garre cuzet ous an dud ho vertuziou ac ho euvrou mad. Petra a dle eta soujal eus ho vertu pretandet, ar re a gar beza meulet, approuvet ac estimet gant an dud? Pehes erreur soujal ne glasquer nemet gloar Doue, pa garer quement he c'hloar propr! An nep a vanq a humilite, n'en deus guir vertu ebet. Pebes follentez coll ar merit eus he euvrou mad evit ur vogueden a enor pe a c'hloar monden!

*An trivec'hvet devez a Veseven.*

## S. MARC HA S. MARCELLIN, MERZERIEN.

MARC ha Marcellin a voa daou vreur, distinguet a Rom dre ho nohlanç hac ho madon. Ho c'herent ho devoa ar maleur da veza payanet; mæs an daou vreur-mâ ho devoe an heur da gaout ur precepteur christen, pehini ho instruas quer mad ma teusont da veza christenien parfet ha fervant meurbet.

Petra-hennac ma ho devoa un desir hras da veva dizemez, couscoude en em velsont contraign da zimezi da ziou verc'h payen : an esperanç d'ho gounit un deiz da Jesus-Christ, ho c'housolas.

Assista a reent secretamant ar ghristenien en amser ar bersecution, pourvei a reent d'ho necessiteou, hac ho c'harantez a voa hep musul. En exerciç-se eus an euvrou a drugarez e voent arretet ho daon dre urz an tirant. Ar gouraj gant pehini e resont profession eus a feiz Jesus-Christ dirac ar gouerneur a guær, a reas ma voent condaonet da vervel. Ar setanç-se roas quement a joa d'en daon vreur santel, evel ma roas a dristidiguez d'ho c'herent. Ar re-mâ affijet ha desolet hras, en em strincas da dreit ar barner, oc'h he sepha da ziferi un nebeut amser execution ar setanç, en ur hrometi e teuzent d'ho alia ha d'ho oblija da renonç d'ar feiz; ar barner a accordas dezo tregont devez.

Epad an oll amser ho zad hac ho mam gaot ho friedou a zeu bemdez d'ho c'havout evit ho alia da adori doueou an impalaër, gueich a tenent unan-a-unan, gueich e teuent oll assambles : gouela a reent hac hirvondi, en ur lavaret dezo quement a voa capabl da donich ha da denerast ar galou insansipla. Ho mignonet a ree quement-all eus ho c'hostez, hac oll ez oant a-unan evit essaat ho zrec'hi. Biscoas combat ne oe rustoc'h na diffisiloc'h da souten, ha tregont devez a oa hir evit souten quen lies a gombat bemdez. An daou sant a chomas conscoude victorius dre ar sicour eus ar c'hraç, ha dre voyen an aliou mad a roe dezo an officer santel Sebastien, pehini a zeue bemdez d'ho guelet evit ho c'houraji ha c'hreaat en feiz.

Goude beza bet ar gonsolation da velet ho zad hac ho mam gant ho oll famill convertisset d'ar feiz ha da Zoue, a voent staguet ho daou ous ur peul dre urz an tirant, ha treuset a dauliou lanç, er bloas 286.

REFLEXION.

Tad ar sænt-mâ, ho mam ac ho mignonet ho alias hac ho incitas da adori an doueou fals; mæs caër ho devoe ho foursu, revus ha oher a resont gant ur gouraj ferm ha constant. Peguement a dud, sioas! a zeu da draïssa ho c'houstianç, ha da verza ho ene dre ur respet malefurus, dre ur gomplesanç milliguet, gant aoun da zisplijout da ur mæstr, da ur mignon pe d'ho c'herent! Ur c'hristen, mar goulenner digantan un dra bennac control da lesen Doue, na dle en occasion-se anaout na câr, na mignon, na tad, na mam; neuse eo e tle disquez da Zoue ha fidelite, he obeissanç hac ar garantez en deus evitan.

---

*An naontecvet devez a Veseven.*

## S. GERVES HA S. PROTES, MERZERIEN.

AN daou sant-mâ a voa daou vreur, ha bugale da sant Vital, merzer, ha da santes Valeri, merzeres. Un tad hac ur vam quer santel ne allent quet mancout da rei d'ho bugale un descadures vad ha christen. Ho bugale a brofitas meurbet eus ar scôl vad a oa græt dezo ac eus an exemplou caër a velent dirazo.

Goude ar maro glorius eus ho zad an ho mam, e tensont da zistribui ho madou hras d'ar beaurien: ha cundui a resont ho daou en ho zy ur vuez retiret ha mortifiet; n'ho devoa quen commerç nemet en eê: an oræson ac al lectur eus al levrion santel a oa ho ocupation ordinal, hac e tremensont dec vloas er solitud-se en ur veva quent evel ælez evit tud.

Dre ur vuez quer pur ha quer fervant a obtensont digant Doue ar c'hraç a c'houleunnent bemdez, da scuilla ho goad evit ar feiz. Astâs commandant eus a armé an impalaër, o tremen dre ar guær a Vilan evit mont d'ar brezel a-enep ar Marcomanet, a glevas gant ministret an

doueou faus a colsq ar victor, ma na rase lacât d'ar maro Gerves ha Protes, adversourien bras d'an doueou eus ar rouantelez. Astâs a reas dont dirazan an daou sant. Ordren a eure dezo adori an doueou, evit m'en devize un issu mad er bresel. Sant Gerves a guemeras ar goms ac a respontas : *Permetit d'in, Autrou, lavaret deoc'h penaus n'en em guemerit quet mad; rac pebes gallout ho deus doueou græt gant metal pe gant coad? Mar fell deoc'h gounit ar victor, en em adressit da Zoue an armeou, guir Doue an ef hac an douar, Doue an oll rouantelezïou, Doue ar ghristenien ac hoc'h hini, pa ne deus quen Doue nemetân en epquen a ell rei ar victor, ha digantan epquen a tleit he goulen.* Astâs a oe quen soneset gant an discour-ae, na vouie petra lavaret, mæs ministret an idolon a reas quement varnezan, ma ordrenas scourjea ar sant. An urs a eo executet gant quement a grueldet, ma varvas e creis an tourmant-se. An tirant a reas goude-se urz da zibenna sant Protes, dre m'er guele quen courajus ha quen ferm er feiz evel he vreur.

Ho c'horfou a chomas pell-amser cuset hep ma oue den pelec'h e voant bet enterret, mæs Doue o tallout dean oherenorı he zaou servijer fidel, a hermetas ma apparissejont da sant Ambroas escop, ha ma resout dezan anaout ar plaç en pehini e cafse ho relegou. An escop santel a reas toulla an douar, hac o veza cavet ar relegou, e reas ho zransporti gant ur solennite vras d'an ilis en devoa græt sevel nevez a oa, hac hanvet hirio ilis sant Ambroas. An dranslation-se a oue græt er bloas 386. Durant ar procession, hervez m'er rapport sant Ambroas en he liser d'he c'hoar santes Marcellina, un den dall hanvet Sevèr, ha pehini a oa anaveset gant an oll en Milan, a recevas ar guelet.

REFLEXION.

Un tad hac ur vam vertuzus ho deus peurvuia bugale vad ha devot. An tieguezou a ve sonden composet a sænt hac a sænteset, ma ve hepret ar pennou anezo exemplou a santelez. Tad ha mam Gerves ha Protes a so daou sant ha daou verzer : ho daou vap a so sant ha daou verzer all. Neheut gueich a vanq ar vugale da heulia an exampl a velout dirazo, ha da regli ho buez dious ar scol a vez græt dezo. Na vezomp quet soneset mar guelomp hirio

bugale quen indevot ha quen divergont, na vezomp quet estouet mar deus quement a vugale pera a so ur sujet a chagrin hac a zisplijadur d'ho c'herent. Pe seurt exempl ho deus hi guelet ac a velont bemdez dirac ho daoulagat? Un tad nebent devot pe martese direglet, ac ur vam pehini ne d'é quet guelloc'h christenes, hac int-hi a so exemplon ha squêriou caer? Peguement a vugale n'ho deus couscoudn quen exempl? sioas dezo! Pebes maleur na d'à quet quement-se evit ar vugale, ha pebes maleur n'efen quet evit ar tadon ha mamou-se!

*An uguentvet devez a Veseven.*

## SANTES EDILTRUD, ROUANES HA GUERC'HES.

EDILTRUD, merc'h da ur prinç a Vro-Sauz, en devoa a vianic un inclination vras evit ar vertu gant pep seurt qualiteon mad. Biscoas martese ne voe guelet en ur verc'h iaouanc qnement a speret hac a furnes gant quement a vodesti hac a zevotion. An dispris a reœus a hlijadurezou, grandeuriou ha madon an douar, a zisquea avoalc'h na rea istim ebet nemet a vadou an ĉe.

Ar garantez ardant e devoe evit Jesus-Christ hac evit ar Verc'hes sacr, rouanes a guerc'heset, a inspiras dezi an dezir da viret he virjinite epad he bnez; couscouda Egfrid, roue a Nortombry en Bro-Sauz, o veza graet ha goulen evit pried, e roas he c'honsantamant dra obeissanç epquen evit he c'herent. Mæs o santout crisqui eam an dezir da chom bepret guerc'hes, e devoe recours d'an oræson, en ur pidi Doue gant ar ferveur hac ur fizianç vras da inspira da Egfrid ar memes disposition a galon hac ar memes sentimanchou evel m'en devoa inspiret dezi: he fizianç ne voe quet tromplet.

Ediltrud er guenta conversation e devoe gant ar roue, a ziscleriar dezan an inclination e devoe het bepret da chom guerc'hes. Coms a eure outan gant quement a onction, ma teuas ar roue ravæset o velet he vartu, ha touchet gant he c'homsou da gonsanti bevâ assambles evel breur ha c'hoar.

An daou bried chast-mâ a vevaa assambles tost da daouzec vloas ebarz un union harfet a speret hac a galon.

Ar roue a admire mui-oc'h-mui hemdez vertuziou ar rouanes, ae a æsse memes he imita, ispicial en he liberalite en quèver ar besurien. An auteur pehini en deus scrivet an histor eus a vuez ar rouanes-mâ, a assur penaus e cundna en he falæs ur vuez quen parfet ha quen reglet evel al leanes fervanța en he gonent. En effet iun a ree casi bemdez, hac e tremene un amser vras en oræson.

Ar brinces santel pehini ne devoa biscoas caret ar bed, a reas quement var speret ar roue, ma obtenas digantan conje d'en em retira en ur gonent ha d'en em renta leanes. Souden goude ma voe antreet er gonent, he ferveur, he obeissanç, hac he humilite admirabl a reas he c'honsideri evel an ornamant caëra eus ar stad religius. Cals eus al leaneset o veza deut da glênvel gant un droue estrainj, ar santes-mâ ho servijas hac ho assistas gant ur gouraij ha gant ur garantez hep ha far. Clênvel a reas erfin he-unan, ha soufr a eure ur hoan diremed gant ur resination barfet da volonte Doue, patiant ha joaus evel un Æl. Goude beza recevet ha sacramanchou gant un transport sansibl eus ar garantez divin, e rentas en pooc'h he ene d'ha C'hroner, var dro ar bloas 679, d'an oad s eiz vloas ha tregont.

He humilite a reas dezi ordren ma viza enterret he c'horf er vered ma vize lequeet al leaneset-all hep distinction ebet. Dec vloas goude he maro e voe cavet he c'horf quen antier ha quen fresq evel pa vize bet leun a vuez.

REFLEXION.

Tra admirabl, ur rouanes guerc'hes var an trôn hac ar stad a briedelez! Petra a ouffe rei deomp-ni soujesonou ha santimanchou caëroc'h eus ar virjinite?

Nebent a estimer, nebeut a carer ar vertu angeliq-mâ, abalamour ma anavezer nebeut ar pris hac ar merit anezi. Beza ez eo ar vertu eus an eneou bras hac eus ar sænt bras. Doue en deus roet a amser da amser ar seurt exemplou bras-se evit disquez pegoer coupabl ha peguen inexcusabl eo ar re a heul an inclinationou direglet eus ar c'hic.

*Eil reflexion.* Santes Ediltrud e deus tremenet he buez en ur hurete hac un innoçanç dign eus a admiration an Æles memes; couscoude Doue en deus-hi affliget dre ur c'hlênvet estranj. Doue o veza ar mæstr eus hor buez, e all hon eprouvi dra ar c'hlênvet a blij gantan. Eurus an

hini a ra un usaij mad eus ar c'hlênvet, nebeutoc'h a sant he hoan, ha cals a verit an deus. Er c'houtrol an nep a zeu d'eu em jala en he glênvet, ne soufr quet nebeutoc'h evit-se, er c'houtrol crisqui a ra he hoan dre he chagrin hac he inquietud. Ha peguement a veritou hac a gonsolationou n'en em briv quet ar re pere en ho c'hlênvet na sonjont nemet en ho hoan, hep sonjal er pes a ell ho c'houraji hac ho c'honforti en ho anquan! Peguen douç eo da un den clân suporti he glênvet, pa en em laca da sonjal er boan en deus meritet evit he fautou tremenet, ha pa gonsider gloar an eê pehini a ell da veritout dre he hatantet hac he resination da volonte Doue.

---

*Au unan varn-uguent devez a Veseven.*

## SANT LOIS GONZAG.

AR sant-mâ quen illustr dre an dispris en deus græt a c'hrandeurion ar bed ha dre an innoçanç eus he vuez, a voa map d'ar prinç Ferdinand, marquis a Chatillon en Lombardu. Beza en devoa a vianie un inclination gaër evit ar vertu, hac ispicial evit ar burete. D'an oad a seiz vloas en devoa pedennou reglet, pere ne vanque quet da lavaret bemdez : ar bedeu hac ar studi a oa he oll divertissamant. N'en devoa c'hoas nemet nao bloas pa reas veu a chastete, ha quer reservet e voa var ar poent-se a ne bermete jamæs e sicourse he vevel a gampr evit he zivisca.

Sant Charl-Borromee, en urdremen dre Chatillon, a admiras an tensor a c'hraç a remercas er c'hrousdur eurusmâ. Lavaret a reas dezan ober hep dale he guenta communion, ac e roas dezan meur a avis spirituel, pere en devoe ar prinç iaouanc sourci bras da lacaât en pratiq. Ne ouffer quet exprima gant pebes devotion ha gant pebes ferveur a recevas an ene innoçant-mâ evit ar c'henta gueich he Salver : ha visaij anflammet hac an daêlou pere a rede dious he zaoulagat, a verque avoalc'h an ners eus an tân divin pehini a voa en he galon. An devotion evit ar sacramant adorabl a voe epad he vuez he zevotion vras ha favori, ha bemdez e tremene un amser vras e-hars troad an auter. Pep sun e ree ur tun bennac : alies e cousque var ar c'halet, ha castia a ree he gorf in-

noçant gant quement a rigor, ma vize alies ar plench eus he grampr ruznet gant ha voad.

Da drivec'h vloas en em rentas jesuist, goude beza obtenet dre gals a boan consantamant he dad, pehini a fella dezâ he zerc'hel e-hars ar bed. Gonzag ne voa quet quent antreet en noviciat, ma ona consideret ec'his un exempl a berfection; fidel e voa ha ponctuel da viret an distera reglennon; he ferveur a voa quen ardant, ma voe ret d'ha superioret moderi an desir hras en devoa da ober pinijennou ha mortificationou. Ur galon quen pur na golle morse ar guël a Zoua; hac ivez avoui a reas d'he superieur, eu ur renta cont eus he gonsianç, penaus ne gave quet dezan e vize bet distret pe disonj an he bedennou spaç un *Ave, Maria*, epad c'houec'h miz.

O veza deut da glènvel, tisquesas ur joa vras, dre ma vouie a voa he glènvet diveza. Epad an tri devez diveza eus ha glènvet a talc'has he grucifi var he galon en ur lavaret san-cess : *Va brassa desir eo d'en em unissa gant Jesus-Christ.* D'ar iaou eus a eisvet ar sacramant er bloaa 1591, a rentas gant ur peoc'h bras he speret eürus etre daouarn he Groner, d'an oad a dri bloas varn-uguent, tri miz han unnec devez.

Ar pap Gregor pemseevet er beatifias er bloas 1621; hac ar pap Beneat triseevet er c'hanonisas er bloas 1727.

REFLEXION.

Loïs Gonzag a so deut da veza ur sant bras en nebeut amser dre an inaoçanç eus he vuez ha dre he hnrete vras. Biscoas n'en deus santet mouvamant direglet eus ar c'hiq, abalamour ma commanças ahred da gastia he gorf dre ar iun ha dre vortificationou continuel. He gorf n'en tourmantet quet ha ne ree hresel ebet dezan, ha couscouda ne ehane oc'h he vortifia. Hoc'h hini ne chan d'ho tourmanti pe d'ho tenti, ha couscoude ne fall quet deoc'h elevet parlant a hinijen. Sonjit ha comprenit mad penana na reign quet ar chastete e creis ar plijadurezou, sonjit penaus hep ar mortificationou ne allot quet conservi hoc'h ene pur dirac daoulagat an Autrou Doue; sonjit erfin penaus ne vezo nemet ar re ho deus ur galon pur a guement a velo Doue.

Guelit eta pe seurt resolution hoc'h eus da guemeret var guement-se.

*An eil-var-nuguent devez a Veseven.*

## SANT PAULIN, ESCOP.

SANT Paulin, guinidic a Hebromage, peder leo dious Bourdel, a veritas, dre an excellanç eus he speret ha dre he elocanç vras, caout ar garg euorabl a gousul er guær a Róm. Mæs o veza deut da anaout pegueu tromplus eo grandeuriou ar hed, e reas au diles eus he garg evit en em retira er solitud, en pelec'h na sonjas mui nemet d'en em santifia dre ar beden, dre ar iun ha dre al lector eus ar scritur sacr. Guerza a eure ive he vadou bras, fond hac all, ha rei an arc'hant d'ar beaurien. An oll a admiras ur garantez quer generus; hac ar brud eus he santelez a ieas quen pell, ma oue estimet gant ar brassa ha santela esqueb eus an ilis, Sant Martin, sant Ambroas ha sant Augustin.

Goude maro an escop eus a Nool, e voe choaset en despet d'he humilite evit he successeur. An habitantet a Nool a santas sonden an effejou eus he vijilaus, eus he charite ac eus he vertuziou bras, ha remerqui a rezeur sclær petra e oll ur prelat santel var he hobl.

Eu amser ma c'houverue he escopty gant ur furnes admirabl, ha ma veve en peoc'h gant he oll hobl, e teuas ar Vandalet da droubli he repos. Au dud barbar-se o veza eu em lequeet da hilla ha da zistruja ar c'hartier, ar pastor santel u'en em gontantas quet da visita, da exhorti ha da gonsoli he bobl en he affliction; guerza a reas e'hoas quement munud mad en devoa evit he soulaji.

Er memes amser-se, eme sant Gregor, a roas sant Paulin d'ar hed-oll un exempl eus ar parfeta ha generussa carantez. Un intànves paour, desolet bras, en em strincas d'he dreid oc'h he bidi da rei deza peadra da racquita he map pehini a voa captif. Ar sant pehini en dus deja roet quement eu devoa, a velas ne oa quet possibl dezá sicour ar vam atfijet-se, mæs he garantez dreist vuzur a reas dezan cavout ur voyen surprenus hac admirabl da bourvei da un ezom quen pressant *N'am eus mui netra,* emezan d'an intànves, *nemet va c'horf, ha contant oun da vont en plaç ho map.* Ar vreg-se en em

gavas soueset, ac a gavas estranj ober quement-se; mæa evel ma devoa un denerediguez vras evit he map, ha ma sonje dezi e cafse an escop ur voyen hennac da gaout he liberte, ne refusas quet an offr a ree dezi, ac an escop carantezus en em reutas en effet captif en plaç he map. Ar brud eus ar garantez vras-se an devoa exercet ar pastor santel o veza cet bete map caer ar roue eus ar Vandalet, ar priuç-se a zenas da gaout quement a istim evitan, ma roas dezan he liberte, ha d'an oll gaptivet eus he vro. Æz eo compren gant pebes joa ha pebes triomf e oue recevet, pa zistroas d'he escopti.

Nebeut amser goude-se e clânvas : epad he clênvet ne chane o veuli Doue, oc'h he drugarecât eus an oll graçou en devoa græt dezan, o rei alion mad da guement hini a zeue d'he velet, oc'h exhorti pep-unan da cundui ur vuez devot ha santel; evel-se eo e varvas er bloas 431, oajet a bevarzec vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Penaus e rofac'h-hu ho puez nac ho liberte evit ho nessa, mar revusit he sicour eus ar pes a illit æz ha facil ober evitan, mar refusit memes rei dezan ar pez a illit da zivouret? O va Doue! mar anavezer ho guir servijerien dious ho c'harantez en andret an nessa, peguer bian è an nombr anezo!

Imitomp carantez vras ha generus sant Paulin, en ur garet da nebeuta hon nessa eveldomp hon-unan, en ur ober evitan ar pes a garremp a ve græt evidomp, ma vemp en he blaç.

---

*An trede-var-nuguent devez a Veseven.*

## SANTES MARI OIGNES.

AR santes-mà les-hanvet Oignes, abalamour m'e deus achuet eno he buez, ha ma e deus ar guær-se an avantaj da hossedi he relegou, a voe ganet en Brabant. Guelet a rezeur enni en he iaouanctis signou caër eus ar santelez vras da hebini e tlie arruout un deiz. Ur furnes e devoa dreist he oad, un devotion tener hac ur vodesti rar. Ar guiscamanchou caër pere a blij quement

d'ar vugale iaouanc, a zisplije dezi, he flijadur oa beza en he fart he-unan; hac un adres admirabl e devoe evit en em denna dious ar c'hompaignunezou, evit gallout en em antreteni gant Doue epquen dre an oræson.

C'hoant bras e devoa da veza leanes, mæs he c'herent pere ho devoa ur santimant-all, a reas quement ma resont dezi dimizi en amser ma oa c'hoas fors iaouanc. O veza eet d'he zy a gostez gant he fried, pell dious diminui netra eus he exerciçou devot, e teuas d'ho crisqui ha da bratica cals a vortificationou. He fried ravisset o velet he donçder hac he speret hepret ingal, a lese ganti pep liberte evit he exerciçou a zevotion; he exhorti a ree couscoude da voderi he mortificationou; mæa coms a eure dezan eus a necessite ar binijen gant quement a ners, ma teuas da heulia he exempl. Ar santes, o velet he zispositionou vad, a broposas dezan beva ho daou assambles evel breur ha c'hoar. Consanti a reas gantı, ac eus a neuse an daou bried-se pur ha chast n'ho devoa quen desir na quen sonj nemet da avanç hemdez en hent eus a berfection. Goude beza roet d'ar beaurien an darnvua eus ho madou, en em lequesont da servija an dud lôr eus ar guær a Nivel. Ar hed a zenas souden da gaout abec en ho fæçon da veva; darn ho zrete a fals devodet, darn-all a lavare e voa sempleet ho speret; ac ar re-all ho c'housidere evel tud lôr, abalamour ma oant en em roet da servija ar re affiijet gant ar c'hlènvet-se. Disprijet e oant gant an oll, ho c'herent memes ne fellequet dezo ho guelet. Receo a reent ho daou an injurionse gant joa, en ur veuli an Autrou Doue, dre ma ho c'have dign da soufr un dra hennac evit ha c'hloar.

Ar santes-mâ en em dennas goude-se en un ty bian ha paour hênvel ous un hermitaj, e pelec'h a tremenas pevar bloas en un oræson casi coutinnel, hac e pelec'h a praticas ur binijen quen bras, ma teue an den venerabl ha respetabl Jacques a Vitry, he directeur, pehini a oue goude-sa cardinal, ha pehini en deus scrivet he buez, da raporti penaus he mortificationou a oa ur mirael. Na guemere a vagadurez nemet evel ur remed evit souten ar sempladures eus he c'horf, hag a ree epad ar bloas divar bara ha dour, ha ne zebre nemet ur veich an deiz var-dro peder beur d'an abardaé.

Quentre ma teuas ar bobl da anaout santelez ar ser-

vijerez vras-mâ da Zoue, e commançaș ur foul a dud da zont d'he guelet; mæs humilite a reas dezi en em retira en ur guær vian hanvet Oignes, evit gallout beva eno dianaveet. Clênvel a eure da benn nebeut amser gonde, he c'hlênvet a oe anquenius hac a badas pell-he, mæs ar soufrançou a ree he brassa joa. He ene santel a reas da receo en eê ar recompanç caer dleet d'he innoçanç ha d'he mortificationou bras, er bloas 1213, er c'huec'hvet bloavez ha tregont eus he oad.

Escop Namur, dre urz ar pap Paul pempet, a reas sevel he c'horf a zidan an douar, hac he lacât var an auter gant ur solamite vras, er bloas 1609.

REFLEXION.

Ar stad a briedelez ne ziminuas a netra devotion ar santes-ma, er c'hontrol servijout a reas da grisqui he fervenr. Peguement a vere'het iaouanc a goll ho devotion querquent ha ma'z int engajet er briedelez, ispicial mar ho deus dre valeur rancontret ur pried colerus pa debauchet! Pebes chenjamant, pebes disurs na veler quet enno, sioas! Bezit furoc'h evit ar re-se. Mar he digouëet gueneoc'h dre voall-chanç ober un hevelep fortun, dalc'hit mad d'ho tevotionou; ho pêt un devotion humbl, patiant hac exant a bep goall humeur; ha gant ar sicour eus ar c'hraç e teufot da c'hounit ho pried, ha da veva en peoc'h Doue hac en he garantez. Pried ar santes-mâ, touchet o velet he devotion, hac he vertu, a zeuas en her amser vertuzus ha devot evel-ti.

---

*Ar bevare var-nuguent devez a Veseven.*

SANT IAN-BADEZOUR.

C'HUEC'H miz abars an incarnation eus a Salver ar bed, e plijas da Zoue rei d'ar bed ar profet bras-mâ, ha muia eguet profet, precursenr santel ar Messu, sant Ian-Badezour, map da Zacharii ha da santez Elisabeth, eus a behini ar c'himivelez hac ar vuez a so bet quer burzudus.

Zacharii o veza en oræson e-bars en templ, un Æl a apparissas dirazan, hac a lavaras dezan: *Beza ho pezo ur map ac hanvot Ian, pehini a vezo brâs dirac Doue,*

*ac a vezo ur sujet bras a joa ac a gonsolation d'ar bobl a Israel*. Zacharii a respontas : *Elisabeth ha me o veza quen avancet en oad evel ma oump, penaus e allan-me esperout a erruſs quement-se?* An Æl a repleas : *abalamour ma hoc'h eus douetet ha disfizzet eus ar pes am eus discleriet deoc'h a bers Doue, e collot ar prezeg adalec ar momet-mâ bete an devez ma vezo accomplisset quement am eus annoncet deoc'h*. Elisabeth a goncevas en effet, ha goude ma oue ganet ar c'hrouadur admirabl-se, e c'houlenzeur digant he dad pe hano a vize roet dezan. He dad a guemeras ur bluen, ac ervez m'eu devoa discleriet dezan an Æl, e scrivas : *Ian eo he hano*. Neuse e teuas ar preseg da Zacharii, pehini en em lequeas da veuli Doue abalamour d'ar burzudou en devoa græt en he faveur, ha ne ehane o publia ar viscricord a Zoue pehini a zene da zilivra he bobl eus ar gaptivite en pehini e hirvoude abaoue queit amser, hac a zeue da accomplisa erfin ar bromessaou en devoa græt da Abraham var sujet ar Messii. An oll a chomas souezet ha leun a admiration, ha ne barlanter e nep-lec'h nemet eus a vap Zacharii.

Sant Ian o veza c'hoas fota iaouanc, en em retiras en desert, eu pelec'h e praticas ur binijen extraordinal; n'en devoa evit guiscamant nemet croc'hen ur chameau; he iun hac he oræson e oa coutinuel, evit en em zisposi d'ar fonction santel da behini e vus destinet gant Doue.

D'an oad a nao bloas varn-uguent e sortias dre un inspiration divin eus he zesert, evit prezeg ar binijen. An dud a zirede a bartont evit guelet hac evit clevet an den burzudus-se. Cals er c'hemere evit ar Messii; mæs respont a eure dezo penaus ne oa nemet he brecurseur, ha penaus ne oa quet dign da zilaça memes he voutou dezan.

Ar sant bras-mâ en devoe an enor da vadeza Jesus-Christ : neuso eo e publias hac e roas da anaout d'an oll dud assamblet ar Messii desiret gant an oll nationou, esperanç an oll bobl, evit doneduguez pehini quement a batriarchet, a brofetet hac a rouane ho devoa hnanadet gant quement a ampressâmant hac quement ardeur d'he velet.

Erfin sant Ian o veza reprenet ar roue Herodes eus ar goall vuez a gundue gant Herodias, ar roue-se en em gavas offanset, hac a reas dere'hel ar sant en ur prison.

Un devez ma rec Herodes ur banquet bras d'an dud he balæs ha d'he officerien, ur verc'h da Herodias a zanças dirac ar gompaignunez, hac a blijas quement da Herodes, ma lavaras dezi goulen ar pes a garze, hac en roose dezi, pa vize memes an hanter ena he rouantelez. Ar plac'h-se a ieas da gavuut he mam evit gouzout petra a dlie da c'houlen; ha dre ali he mam e c'houlennas penn sant Ian-Badezour en ur plad. Herodes a gassas var en heur un officer d'ar prison, gant urs da zigaç dezan penn sant Ian. Evelse eo e finissas he vuez ar sant incomparabl-mâ, an diveza profet eus al lesen ancien, hac ar c'hanta eus al lesen nevez.

REFLEXION.

Sant Ian a behini ar vuez a so bet quen pur ha quen santel, pehini a voa santifiet abars memea beza ganet, en deus tremenet casi ha oll vuez en desert, pell dious ar bed, hac er pratiq eus ar rusta pinijen; hac ar pec'her, goude ur vuez direglet ha crimmel, ne fell quet dezan clevet prezeg ar binijen, ha dre un dallentez estrainj n'en dena quen sonj na quen desur nemet d'en em zivertissa gant ar bed, redec a ra d'an abaton ha d'an divertissamanchou; en em blijout a ra etones ar c'hompaignunezon danjerus, bac e clasq an occasionon maleurus en pere ez eo en em gollet quen lies a veich.

---

*Ar bempvet var-nuguent devez a Veseven.*

SANTES FEBRONII, GUERC'HES HA MERZERES.

BEZA e voa e Sabapolis e Syrii ur gouent merc'het en pehini e conted ouspan anter-cant leanes, pere a oa occupet da gana noz ha dez meulendiou an Autrou Doue, ha da gontempli he vadelez hac he visericord. Ar superiores hanvet Brieen, a voa respetabl-bras dre he furnes, dre ha oad ha dre he vertu. Beza e devoa ganti un nizes dezi hanvet Febronii, pehini e devoa maguet ha desquet e-bars er gouent adalec an oad a dri bloas. Febronii goude beza bet elevet en ur plaç quer santel, ne fallas quet dezi sortial anezan, ac en em rentas leanes er memes gouent, en pelec'h e cundnas ur vuez fervant ha mortifiet meurbet.

Ne devoa nemet nàontec vloas pa zeuas quêlou da Sabapolis penaus e teue di ar prefet Lysimaq hac ar harner Seleen gant un urz terribl abers an impalaër Diocletien evit distruja ar ghristenien. Au neventi-se a lequeas un desolation vras etoues an oll, pep-unan en em guze pe a sortie eus a guær; un distudiguez hac ar gonsternation a oa c'hoas brassoc'h etoues al leaneset. Un dra trist ha touchant oa goelet al leaneset paour-se var ar poent d'en em separi, hep gouzout pelec'h e alseut mont; goucla a reeut ac hirvoudi, mæs ho brassa anquen oa ar gombat a santeut en ho c'halon etre an desir da rei ho buez evit ar feiz, hac ar spount ho devoa na vizent trec'het gant an horreur eus an tourmanchou.

Ar superiores pehini a devoa ur gonraj dreist he sex ha dreist he oad, a zisclerias d'he merc'het penaus e lese gant-ho al liberta da sortial ha da glasq ho surete e lec'h-all, mæs penaus, evit fæt aneza, e voa resolvet da zeport ar maro en he gouent, re eurus c'hoas, emeza, da c'hallont achui he buez dre ar verzerinti. Febronu a lavaras ive gant ur vouez ferm ha courajus. *Chom a rin amâ didan protection Jesus-Christ hac hini ar Verc'hes Vari. petra allan-me da zesirout avantajussoc'h evit scuilla va goad evit va Salver adorabl?*

Ar harner Seleen pehini a voa un den cruel, a reas en effet massacri un nombr bras a gristenien, ac evel ma clevas coms eus a Febronu, e cassas soudardet d'he c'hlasq, en ur esperout ober dezi chenj feiz ha religion, dre ma oa c'hoas iannanc. Ar santes a oue quemeret en he gouent. He moereb a lavaras neuse dezi: *It, va merc'h, disquezit ez oc'h pried dign da Jesus-Christ, ha roit d'in ar gonsolation, abars ma varvin, da c'hallout lavaret em bez nizes merzeres.* He moereb ne alle quet derc'hel he daelou, mæs Febronu e devoa ur visaj contant pehini a zisquee penaus e jouisse eus ur peoc'h bras en he ene.

Pa voue-hi presantet dirac Seleen, e comsas out-hi da guenta dre gaer. *Ne c'houlennan diouzoc'h*, emezan, *nemet ma adorot hon doueon, evit ho timezi da un niz am eus.* Febronu a respontas: *inutil eo proposi d'in ar fortuniou brassa eus an douar, hac ar bropotition a rit d'in da adori drouc-sperejou, a ra d'in frems gant horreur: seulvui e reot d'in soufr a dourmanchou evit difen va religion, seul-vui e contribuot da c'hloar Jesus-Christ, ha, mar c'hredan he lavaret, d'am zriomf.*

Seleen depitet o clevet ur seurt respont, goude heza græt dezi sonfr ur gein hac ur guestion gruel evit æssaat tree ha he c'houraij, ha e hondaonas da veza dibennet. He verzerinti a ernas var-dro tri c'hant vloas goude donediguez hor Salver.

Ar prefet Lysimaq, pehini a voa un den mad ha douç dre natur, touchet o velet ar couraij ac ar joa e devoa disqueset ar santes en creis an tourmanchou, e zeuas da anaout ha da admira an oll gallout eus a Doue ar ghristenien: ober a reas quer buan chana ar bersecution; en em renta a eure christen he-unan, ha cals a re-all a heulias he exempl.

REFLEXION.

Febronii excitet dre an exemplou bras a vele gant he moereb ha gant all leaneset-all, en em rentas he-unan leanes. Ar prefet Lysimaq, touchet o velet ar couraij dreist-ordinal ha surnaturel gant pehini a anduras santes Febronii ar c'hruela tourmanchou evit ar feiz, en em rentas he-unan christen, ha cals a bayanet o velet conversion Lysimaq, a imitas he exempl. An exempl vad a ra teir impression differant var hor aperet pe var hor c'halon: da guenta, e ra deomp caret ar mad a admiromp er re-all; d'an eil, e tesiromp dont hênvel ous ar re a admiromp; d'an drede, evel pep-hini a garre beza vertuzus panevet an difficulteou a sonj dezan a gaver er pratiq eus ar vertu, an exempl vad a zeu da lemel an ampechamant-se, dre ma ra deomp guelet ne d'ê quet quen diæz ober ar pes a ra quement a re-all hep poan, ha memes gant joa.

Quemer eta c'honraij, va c'halon: ar sænt n'ho deus græt netra a guement na elles dont a-benn gant graç Doue, pehini ne vanq jamæs d'id.

---

*Ar c'huec'hvet devez varn-uguent a Veseven.*

SANT IAN HA SANT PAUL, MERZERIEN.

AN daou sant-ma, guinidic eus an Itali, a voa daou vreur, pere en em gara meurbet an eil eguile, hoc ho deus en

em garet bete ar maro en bevelep fæçon ma seblante n'ho devoa ho daou nemet ur volontez hac ur memes calon.

Ho furnez hac ho vertu a reas ma ouent sounden anavezet hac admiret an palæs an impalaër Constantin. Ar prinçse o veza var ar poant da gaout bresel a-enep ar Scytet, ho c'hassas ho daou da accompagni ar c'hommandant general eus he arme, hanvet Gallican, pehini a voa payen. Combatu a resout gant couraj; couscoude pa velas ar general e oa lazet un aombr bras eus he soudardet, e reas he sonj da dec'hel ha d'en em savetei, mæs an daou officer santel Paul hac Ian en assuras a c'hounesse ar victor, mar prometet en em renta christen. He brometi a eure: avanç a resont neuse var an ennemiet, hag ho zrec'hi a resont quen buan. Ar general-mâ o veza distro eus an arme, a c'houlennas digant an impalaer conje d'en em retira en he bart he-unan, evit en em rei oll da Zoue; hac ez eas gant sant Hilarin da Ostrii, en pelec'h e reas sevel un hospital caer, a bebini e quemeras he-unan ar sourci, en ur servija an dud clân, gant ur garantez admirabl ha ravissant.

An daou vreur santel Ian ha Paul en em lacaas da exerci gant muı a fervour evit biscoas an euvrou a garantez. Profita a reent eus a faveur an impalaer hac eus an istim a ree anezo evit sicour an dud reuzeudic ha dign a truez; beza e voant protectoret an emzanvadet pe orfelinet, ha tadou ar beaurien.

Goude maro an impalaër Constantin, Julian an apostât o veza pignet var an tron, an daou sant-mâ a reas an diles eus ho c'hargou enorabl, abalamour, ement-hi, na ellent quet en em resolvi da servija ur prinç adversour d'ar religion gristen. Quement-se o veza bet raportet d'an impalaër Julian, e cassas ar prefet Terentian d'ho c'havont, gant urs da ober dezo adori an idolon pe d'ho lacaat d'ar maro. Accordı a reas dezo eouseoude dec devez da ober ho sonj.

An daou sant a brofitas eus an termen-se evit distribui ho madou d'ar beaurien, hac e tremensout an darn-vuia euz an amser-se en oræson. Da benn an dec devez, Terentian, oc'h ho c'havont bepret ferm ha courajussoc'h evit biscoas en ho resolution, a reas ho dibenna secretamant en ho zy, a ereis an noz gant aoun n'en em revolse eu

he enep ar bobl a Rom, pehini a estime hac a gare meurbet an daon vreur santel-se.

Ho merzerinti a erruas er bloas 362.

REFLEXION.

An daon vreur-mà ho dens en em garet meurbet en ho boez ha bete ar maro. Peguer caër ha peguen agreabl è guelet ar brendeur oc'h en em ober hac o veva assambles e peoc'h hac en unou! Mæs pebes drouc, pebes disurs, pa n'en em gueront quet, pa sav cassoni ha disansion etrezo! Couscoude peguen ordinal eo guelet ar gnerent hac ar breudeur o veva en iemen an eil ous eguile, oc'h en em gassaat, oc'h en em zibri memes, oc'h en em ruina dre chicaneres ha procesou evit un interest dister, evit nebeut a dra, evit ur meudat douar. Pelec'h ema ar garantez, ma n'e c'haver quet etouez ar breudeur memes?

---

*Ar seisvet carn-uguent o Veseven.*

SANT IRENEE, ESCOP HA MERZER.

Ar sant-mà en devoe en he iaouanctis an eûr da veza instruet gant sant Policarp, escop eus a Smyrn. Ar prelat vertuzus-se o consideri gant admiration ar speret lem, an innoçanç hac an docilite eus he zisquibl, en devoe cals a garantez evitan, hac a guemeras ur sourci bras d'er furmi d'ar vertu : Irenee eus he gostez na neglije netra evit profita eus an instructionou a ree dezan ur mæstr guer santel. Disqui a ra be-unan deomp en he scridou penaus e remerque gant un attantion vras quement a ree hac a lavare sant Policarp. *Sonj am eus c'hoas*, emesan, *eus ar plaç e pehini ez oa aseet an escop eurus-se, pa bresegue; sonj am eus eus he santelez hac eus ar vajeste a barisse var he visaij; seblantout a ra d'in he glevet c'hoas o lavaret e pe fæçon en devoa converset gant sant Ian evangelist ha gant cals a re-all pere ho devoa bet an eûr da velet Jesus-Christ pa veve var an douar : chelaou a reen gant ardeur an traou-se-oll*, e ajont Irenee : *ho imprima a reen doun em c'halon, ha Doue a ra d'in ar c'hraç d'ho c'haout san-cess em speret.*

Irenee gonde beza trec'het ar bayanet hag an heretiquet quen dre he loquanç, quen dre he scridou, a voe casset

da Lyon-sur-Rhôn, evit sicour en he fonctionou apostoliq sant Potin, escop eus ar guær-se, pehini a oa oajet bras. Sant Potin er e hassas da Rom evit consulti ar pap var an afferiou important eus an Ilis. En amser ma edo e Rom, e clevas e voa commancet ur bersecution horribl a-enep ar gristenien ebars e Lyon. Quement-se a reas dezan en em hasta da zistrei evit assista he vrendeur desolet. Mæs caër en devoe en em hasta, abars ma erruas, cals eus ar bobl a Lyon hac ho fastor sant Potin ho devoa deja anduret ar verzerinti. An desolation a oa general etoues ar gristenien; mæs en em gonsoli a resont pa velsont Irenee oc'h arruout. Sonden goude he zistro e voe lequeet da escop. Ar garg-se a reas dezan redoubli he labourou apostoliq, ha ne espernas netra evit creaat he bobl er feiz durant an oll amser eus ar bersecution, hep caout aoun da exposi he vuez d'an danjeron a gave a hep-tu.

An impalaer payen o veza dent da vervel, e voe leset ar gristenien da veva e peoc'h. An escop santel a brofitas eus an amser favorabl-se evit labourat da gonversion an heretiquet, evit pere en devoa cals a garantez, peguement bennac m'en devoa un horreur vras oua ho doctrin faus, hervez ma velomp c'hoas dre he scridou : *An Ilis ho mam a vouel dezo*, emesan en he levr a-enep an heresiou. *Pidi a reomp Doue, ma sortiint eus an abym e pehini ez int couezet, ma quitaïnt an devalijen e pehini en em gollont, ha ma en em gonvertissint da Jesus-Christ: ar bedense eo a reomp evit ho a greis hor c'halon; rac ho c'haret a reomp en ur fæçon utiloc'h evit ho sinduiguez, evit ma sonj dezo en em garet ho-unan; ac ar garantez pehini hon eus evit-ho, a vezo quen avantajus dezo evel m'az ê sincer ha gurion, mar queront recev an effejou anezi; mæs pe seurt santimant bennac a ouffent da gaout ac'hanomp, ne squizimp jamæs oc'h ho sicour eus hon oll gallout.*

Ar pastor carantezus-mâ, en ur labourat gant ur zêl quen ardant evit conversion an heretiquet, a laboure gant quement all a sourci evit conservi ha crisqui ar ferveur etoues an dud fidel; mæs persecution an impalaër Sevêr a lacaas fin da ur vuez quer santel ha quen avantajus d'an Ilis. An impalaër-se, adversour bras d'ar religion ghristen, o veza deut da Lyon gant he arme, a roas urz da vassacri an oll gristenien. Ebars ar voterez horribl-se e achusa he vuez an escop santel, var dro ar bloas 202.

Ha bobl easi oll a heulias he driomf en eê, pa gonter penaus e'voe merzeriet er guær Lyon bete naontec mil christen en ur memes devez.

REFLEXION.

Sant Irenee en devoa ur horreur bras ous an erreur ha doctrin fall an heretiquet; mæs cals a garantez eu devoa evit ho fersonaij; truez ha compassion en devoa out-ho o velet ar stad deplorabl hac an dallentez en pehini e vevent, pidi a rea an Autrou Done d ho selerraat, ha labourat a ree gant cals a fatig evit ho c'honversion. Imitomp ar sant-mâ pa velimp unau hennac eus hor breudeur coueet en ur faut grevus bennac.

Au nep en dena ur guir garantez en he galon, a so douç, humbl ha leun a druez ous he nessa, quên en he viserion spirituel, quên en he viseriou tamporel.

---

*An eisvet varn-uguent a Veseven.*

## S. LEON, PAP, EIL EUS AN HANO.

AR sant-mâ n'en devoa en he iaouanctis quen studi na queu ambition nemet da avanç er vertuziou hac er squianchou, hac en effet e teuas da veza unan eus ar re habila hac ar re santela eus he amser.

He garantez evit ar beaurien a voa quer bras, ma tistribue dezo he oll vadou, hac he vrassa contantamant oa soulaji an dud renzeudic hac affljet. Ar generosite-se quer christen, gant ar santelez eus he vuez, a reas rei dezan ar garg da zistribui an alusennou eus an ilis a Rom, ha goude maro ar pap sant Agaton, e voe choaset evit he successeur.

Ar pap santel-mâ en devoa qnement a druez ous ar bec'herien vrassa, ma recevas gant un douçder carantezus daou heretiq hanvet Anastas ha Leonç, ha disquez a reas dezo quer sclær ar viriones, ma teusont da anaout an erreur a pehini e oant chomet bete neuse, ha ma resont abjuration anezi. Mæs mar hoa leun a vadelez hac a douçder evit ar bec'herien pere a anave ho faut hac a zistroe, n'en devoa quet nebeutoc'h a fermete na nebeutoc'h a rigueur a quêvar ar re a chomme obstinet en drouc hac en

em servijont a ree eus he oll autorite evit ober dezo rautreu en ho dever.

He zêl ardant hac he attantion var quement a alla crisqui an devotion etones an dud fidel, a reas deza implija an oll moyenou prop ha convenabl evit quement-se, n'en devoa quen application na quen sonrci nemet evit retablissa dre an Ilis universel ar burete a feiz hac ar santelez a vuez, da betra ive e contribue cals he-unan dre ho exempl; rac cundui a ree ur vuez mortifiet, rei a ree gant larguentez d'an dud paour hac affliget, hac a tesir mervel paour he-unan, oc'h assista ar beaurien.

Quement a vertuzion a ree d'an oll dud fidel desirout jouissa pell amser ens an avantajou a brocure dezo ur pastor quen mad, mæs Doue a zisposas e fæçon-all, hac an em hastas d'her guervel eus ar bed-mâ evit he receo en he c'hloar. Mervel a eure er bloas 684, dec miz ha seitec devez epquen goude ma voa bet sacret pap.

### REFLEXION.

Ar pap santel-mâ a receve gant ur garantez a dad ar re a voa coneset en ur faut bennac, mar deuent d'he anaout ha d'en em gorrija, mæs pourchu a ree hep remission ebet ar re pere, goude beza bet avertisset ha quelennet, a chome obstinet en drouc. Ur mæstr, un tad hac ur vam, evit en em acquita ervad eus ho c'harg, ho dle beza hepret leun a zoueder hac a vadelez; mæs ive e tleont beza ferm ha reud e certen occasionou : ret eo corrija ar re a fazi, an eol a so ur remed douç hac excellant evit parea ar gouliou, mæs beza ez eus gouliou oua pere e ranquer applica an houarn hac an tân. Ur mæstr re rust ha violant a zeu da irrita ha da revolti ar aperejou; ac ur mæstr pe un tad re vad ha re induljant a goll he vugale pe ar re a so dindan he garg; ho autorisa a ra en drouc, ho renta a ra hardissoc'h da gommeti fautou-all brassoc'h. Ret eo eta corrija, mæs gant madelez ha gant patiantet. Mar guele quement a vugale direiz ha divergont, immodest en Ilis, libertin ha vicius memes, petra so caus a guement-se, nemet lezireguez ha nonchalanç ho zadou ha mamon, fant n'ho c'horrijont? Respont a raint couscoude dirac Doue eus a fauton ar vugale-se, ha ma ne lequeont evez, quement-se a vezo caus eus ho daonation hac eus a hini ho bugale.

*An navet varn-uguent devez a Veseven.*

## SANT PER, ABOSTOL.

SANT Pêr, prinç an ebestel, ar penn visibl eus an Ilis ha viquer da Jesus-Christ var an donar, a voe guinidic a Bedsaïd ha pesquêr dre etat. Gouda m'en devoa ur veich anaveset Jesus-Christ, ne vanquas quet da vont d'he gavont peurvuia hemdez evit profita eus he instructionou.

Salver ar hed o veza he gavet ur veich o voele hi ha rouejou eu he vag, a lavaras dezan dont d'he heul: obeissa a eure; ne guitaas mui a-neuse ha væstr divin, ha disquez a reas e pep occasion ur garantez ardant ha teuer evitâ. Pa ziscleras Jesus-Christ d'he ebestel e voa ret dezâ mout da Jerusalem evit soufr eno tourmanchou bras hac ar maro memes, Pêr a lavaras: *Quement-se ne arruo quet, ha miret mad a raïmp.* Hor Salver o veza discleriet dezo ur veach-all penaus e teusient d'he abandoni, sant Pêr a respoutas: *Hac e teufe an oll d'hoc'h abandoni, evidon-me n'ho quitaïn birviquen.* Pa voe sæsiet Jesus-Christ gant ar Iuzevien er jardin Olivet, Pêr epqueu gant sant Ian a chomas fidel d'he væstr ac en heulias bete ty Caïfas.

Jesus-Christ Ive a gargas an abostol fervant-mâ a faveuriou spicial, ac eu distinguas dious an ebestel all e meur a occasion. He guemeret a reas evit test eus he viraclou principala, cheñ a eura he hano *Simon*, ac en envas Pêr, pehini a sinifi mæn, evit disquez penaus e vize ar mæn-fond eus he Ilis, he instituï a reas he viquer var an donar; ha etablissa a reas pastor universel eus an oll dud fidel; rei a eure dezan alc'hoenesiou rouantelez an ee, gant ar gallout hac an oll autorita necesser evit gouarn an Ilis.

Guir è penaus en devoe ar frajilite bac ar maleur da renonci he væstr, pa voe accuset da veza unan eus he zisquibien: mæs repari a reas mad ar fant-se dre he gontrition vras ha parfet ha dre au daëlon a scuillas er rest eus he vuez. Gonde m'eu devoe recevet ar Speret-Santel da zez ar Pantecost, e presegas gant quemeut a ners, ma gonvertissas tri mil den eu he gueuta sermou, ha

pemp mil en eil. En ur antreu en templ, o veza cavet ebars an nor ur paour-quæz osjet a zaou-uguent vloas, pehini n'en devoa querset biscoas, e erdreuas dezau en hano a Jesus-Christ sevel en hé aso. Au den-se e savas, ha leun a joa e antreas en templ valerc'h an abostol sautel evit renta graçou da Zoue. An douæson a viraclou en heulie a pep-lec'h; he squeud memes a rente ar iec'het d'ar re glan pere en em gave var he heut.

Preseg a reas ar feiz d'ar Iusevieu disperset en Asi, a Galatii, e Capadoç hac e Bitini, ha goude beza chomet un nebeut amser e Antioch, e teuas erfin da Rom. Evelse dre un effet eus ar brovidanç, ar memes quær pehini a voa ar guær principal eus ar bed, a zeuas ar c'hreis hac ar ceutr eus ar religion; hac ar guær-se, goude beza bet a-ziaguent ar scol eus an erreur, a zeuas da veza ar scol eus ar virionez, ac ar vastres eus an oll ilisou eus ar bed.

Ar c'houversionou bras a ree sant Pêr e Rom a alumas an tân eus an horripla persecution dindan reign an impalaër Neron. Ar pastor santel eus an Ilis, a voe arretet ha prisonniet : ha goude beza uset he vuez oc'h ober anaout ha caret Jesus-Christ, goude beza quement contribuet dre he labourou bras meurbet da etablissa an Ilis dre ar bed-oll, ha gouvernet an Ilis universel e Rom apad pevar bloas varn-uguent, pemp mis hac unnec devez, a voe condaonet da vervel var ur groas

Staguet e voe ous ar groas, he benn d'an traoun, ervez m'en devoa goulennet dre humilite; abalamour, emesan, ne vente quet beza tretet evel ma oa bet he væstr divin.

REFLEXION.

Considerump perac en deus choaset Jesus-Christ evit prinç eus he abestel hac evit ar fond eus he Ilis, un den humbl he dister diran daoulagat an dud, evel ma voa sant Pêr, quer brudet dre ar c'hrim en doa commetet en ur renonci he væstr divin. Beza ez oe evit disqui d'an oll dud fidel dre ar gundu admirabl-se : da goenta, penaus evit beza guirionez christen, ez è ret beza bian, heza humbl, hep en em hucleat, nac en em c'hlorifia abalamour d'an avantajou a eller da gaout dreist ar re-all ebars er bed; d'an eil, evit disqui deomp penaus na deus quer bras pec'her ebet a guement, ne all en em gonver-

tissa ha dont da veza sant en ilis, pa'z eo deut ur pec'her bras da veza an den santela hac ar prinç eus an ilis.

Evellen eo hon assur sant Paul penaus e oa bet Doue trugarezus ha misericordius en he andret, petra-hanusc ma oa ar brassa pec'her eus ar bed, evit, emesan, ma servijese he conversion da vesellour fidel, e pehini a teusie ar bec'herien da velet ha da anaont ar batiantet vras hac ar vadelez infinit a Zoue, ha ma teusent da zisqui esperout gant fizianç ar pardon eus ho fec'hejon.

Trugarecaomp Doue da veza roet deomp ur sujet quer bras a fizianç, ha da veza evel hon assuret dre an exempl eus an daon abastol bras-mâ, peusus ellomp ivez en em renta sænt, hac erruout er memes eurusdet, mar bezomp fidel d'ar c'hraç evel ma int-hi bet.

---

*Ar tregontvet devez a Veseven.*

## SANT PAUL, ABOSTOL.

AN abostol bras-mâ, doctor ar gentilet hac an oracl eus an Ilis universel, a oa gumidic eus ar guær a Dars. Dre he fidelite d'ar c'hraç ha d'ar vouez a Zoue, e veritas ma reas an Autron Doue anezan un instrumant caer eus he c'hloar, hac evit he renta dign eus ur minister quer bras ha quen huel, e roas dezan un anaoudeguez sclær eus a vrassa mysterion hon religion; he favorisa a reas eus a revelationou bras, ac he sevel dre ur ravissamant bet'en eê, e pelec'h e tescas dezan secrejou pere ne d eo quet permetet na possibl memes deza discleria d'an dud.

Glorius eo evit sant Paul heza recevet quement a c'hraçou, mæs gloriussoc'h eo evitâ beza cooperet, beza bet fidel d'ar c'hraçou-se. Goude m'en devoe ur veich en em roet da Zoue, e conservas bete fin he vuez an garantez quan tener ha quen ardant evit Jesus-Christ, ma lavare gant ardeur : *Desirout a ran beza delivret eus ar c'horf mortel-mâ evit beza gant Jesus-Christ.* Hac en ur scriva d'ar bobl a Rom : *Piou*, emesan, *am separo-me dious carantez Jesus-Christ? An dribulation pe an affliction? An naoun pe ar baourentez? An danjerou pe ar bersecution, pe ar c'hleze? Assuret oun*, emesan, *penaus nac ar*

*maro, nac ar vues, nac ar puissançou, na traou crouet ebet, nac an traou da zont, n'am seporint biquen dious carantez Doue, pehini a so fontet e Jesus-Christ hor Salver.*

Ar garantez pehini en devoa evit an nessa, ne d'é quet nebentoc'h admirabl. Treuset en deus un infinite a vroyou evit preseg an Aviel hac evit labourat da gonversion an eneou; treuset en deus ar Pisidi, an Attali, ar Pamfili, ar Cilici hac ar Syri; mont a enre da Atheen, da Vacedoan, alies eo en em gavet en danjer eus he vuez var vor ha var douar; alies e bet prisonnet ha tretet evel ur c'hriminel; *ur veich*, emesan, *oun bet labset, hac teir gueich oun bet scourjeet*; persecutet eo bet gant ar Iuzevien, persecutet eo bet gant ar bayanet, epquen consolation en he veaichou, en he labourou hac en he oll fatig, nemet an hini da c'hounit e pep lec'h un nombr bras a eneou da Zoue.

Ne aller quet admira avoalc'h quement en deus græt ha soufret an abostol bras-mâ; ha gant quement-se oll e voa quen humbl, ma lavare pensus e voa an distera eus an ebestel, penaus ne voa quet dign da veza hanvet abostol, ha penaus e voa ar c'hentañ hac ar brassa eus ar bec'herien. Quement-se ive a ree dezan pratica mortifficationou ha pinijennou rust: *Castia a ran*, emesan, *va c'horf, gant aoun gonde beza presseguet d'ar re-all, na venn va-unan collet ha reprouvet.*

Erfin sant Paul, an abostol-mâ dre excellanç, a zeuas da Rom evit consoli ha creaat ar gristenien durant persecution an tirant Neron; eno e voe arretet ha condaonet da veza dibennet. Dre ar verzerinti-se e curunas ar sant bras-mâ ur vuez quer glorius.

REFLEXION.

Madelez an Autrou Doue a so admirabl da veza roet quement a c'hraçou da sant Paul; ha sant Paul a verit beza meulet da veza bet quer fidel da brofita eus ar graçou en deus recevet, ha da veza græt un usaj quer caër anezo evit gloar Doue ha gloar an Ilis santel. Na lezit quet ar c'hraç da veza inutil enoc'h, bezit fidel da heulia he mouvamant, hac e produo ive effejou bras enoc'h.

*Ar c'henta devez a viz Gouere.*

## SANT THIBAUD, HERMIT.

AR sant-mâ ganet e Provinç, a voa map d'ar c'hont Arnoul. Pa voe badeset, e voe roet dezan hano an arc'hescop e Vieen, banvet Thiband, iontr d'he vam, pehini a oa maro evel ur sant nevez e oa, ha pehini en devoa disclériet d'he nizes penaus e devize ur map hac e vize ur servijer bras da Zoue. Pa commancas ar c'hrouadur da gaout squiant, ne vancas quet he vam da zisclerïa ha da repeti alies dezan prediction he iontr, pehini a voe accomplisset hep dale.

D'an oad a bemp pe c'hnec'h vloas é remerquet ennan un devotion pehini e ravisse he guerent, ha pehini a oa ur sign assur eus he santeles da zont. Rei a rezeur dezan abred mistri habil, da bere ar profit bras a eure ar c'hrouadur e nebeut amser, a reas cals e enor.

Ar c'hont pehini a zesire eu devize he vap caret ar bed mui evit na ree, er c'hasse gantan da chasseal ha da velet ar c'hompaignunezon. Thiband ne vanque quet da veza civil ha gracius e quêver an oll, mæs mui e sourci e guemere c'hoas d'eu em gomporti e pep rancoutr evel ma tle ur c'hristen mad. Quentramatistroed ar guær, e æsse mouga enhe galon dre reflexionon santel an impression e elle beza græt enni assambleou monden-se, ha seul-vui ma reer dezan guelet ar bed, seul-vui a zegout en devoa evitan.

Buez an tadou eus an desert a oa he levr favori. Ar vuez ho devoa cunduet en desert sant Ian-Badezour, sant Paul hermit, sant Anton, sant Pacôm, ha cals e re-all, er ravisse hac e ree dezan c'hoantaat beva eveldo. Ne lenne morse an exemplou bras-se e hinijeu, a renonciamant dezan he-unan, a recueillamant interieur, a berfection christen, n'a sante crisqui ennan an desir d'ho imita, ober a rea memes an æssa en he dy, en ur veva muia ma elle retiret, en ur viret ar silanç hac en ur ober oræson.

Disclería e reas erfin d'he dad ar c'hoant en devoa da guitât ar bed. Peguer santel benuac e voa he resolution,

en devoe poan he dad o consanti, mæs re vad christen a voa evit eu em opposi da un bevelep dessein, he oll gonsolatiou oa an esperanç e chomse da viana he vap en he dy, o lesel gantan an oll liberte da vaqui d'he exercicou a zevotiou, ha da veva quen retiret evel a garse. Ar sant evit plijout d'he dad a chomas gantan e'hoas ur bloas pe zaou : mæs goude-se en em retiras secretamant en desert a Souab. Ac'hano ez eas e pelerinaj da sant Jacques e Galiç ha da Rom. O veza arruet e desert Salanigo tost d'ar guær a Viçanç, e choasas eno he zemeuranç. Evel na voume micher ebet, eus a behini e alse caout moyeu da veva, e rea dre ar c'hæriou tosta da labourat gant ar mevelhen, da zarbar al labourerieu, da servija ar glaouerien, ac evit he hoan'hac he labour ne gnemere digant-ha nemet un ucheut bara. Endra bade an tam bara du ha gros-se, e tremene en he hermitaj an deiz hac an noz o pidi Doue, o coutempli he c'hrandeur hac he vadelez infinit, ha pa vize peur-achu he vara, e tistroe adarre d'al labour.

Erfin, daousec vloas goude heza quiteet ty he dad, a bere en devoa tremenet tri e pelerinajou santel, ha nao en desert, gouda beza roet exemplou caer a humilite hac a vortificatiou, e reutas he ene da Zoue er bloas 1050, e-tro an oad a dri bloas ha tregont.

REFLEXION.

Ar sant-mâ a dremenas tri bloas amser e pelerinajou santel gant cals a fatig ha gant un devotiou fervant. Pelerinajou græt gant an dispositionou-se a acquisitas dezan cals a brofit hac a verit. Cals a dud mouane a ra pelerinajou, mæs uebeut ho gra dre zevotion; cals a ia da redec ar pardouniou evit ho flijadur epquen, evit guelet hac evit heza guelet, ue d'ê quet souez mar distroout aliès d'ar guær gant meur a bec'het uevez. Ne d'iut-hi quet malcürus da cheuj evelse ar mad e droue, ha da grisqui an nombr ens ho fec'hejou er memes lec'h ma tlieut goulen ac obtein pardon anezo.

*An eil devez à viz Gouere.*

## VISITATION AN ITRON VARIA.

CELEBRI a ra an Ilis ar gouel-mâ e memor eus ar visit a reas ar Verc'hes Vari da santes Elisabet he c'heniterv; ha beza ez eo ur myster a joa hac a c'hloar evit MARI, pa z é he-mâ an deiz e pehini e voe evit ar c'henta gueich anaveet hac enoret publicamant evel mam Doue.

An Æl pehini en devoa annoncet ha disclériet d'ar Verc'hes santel myster an incarnation, en devoa desquet dezi er memes amser penaus he c'heniterv Elisabet a devoa concevet ur map pehini a dlie beza ar precurseur eus ar Messi. Ar joa e devoe ous eürusdet santes Elisabet choaset gant Doue evit beza mam da brecurseur he vap, ar garantez e devoa evit-hi, hac an desir bras e devoa da renta dezi an oll servijou a oa en he gallout, a reas dezi antrepren ur veaj hir ha diæs evit monet d'he bisita.

Ar Verc'hes saer a saludas Elisabet hac he briataas gant un deneridiguez santel. Neuse Elisabet o zeuas da anaout dre ur sclerijen surnaturel ar mister bras eus an incarnation, ha lenn a joa, e lavaras d'he c'heniterv : *C'houi a so beniguet dreist an oll graguez, ha beniguet eo ar frouez a zouguit.* O consideri er memes amser an dignite vras ac huel eus a Vari, e teu d'en em estimont indign d'he receo en he zy, ha da lavaret : *Ha belec'h e teu d'in kurio an eur-vad, ma pris mam va Salver ha va Doue dont d'am bisita?*

Respont ar Verc'hes Vari a voe humbl ha modest. Evit cuset quement a alle oher he meuli, e teu da raporti an oll gloar da Zoue, hs ne harlant nemet eus an obligation vras e deus dezan. Inspiret gant ar Speret Santel, e reas neuse ar c'hantic *Magnificat*, pehini a so dreist an oll canticou dre ar speret a zevotion a remerquer ennan, ha dre an noblanç hac ar vajeste eus ar santimanchou comprenet ennan, ha pehini onspen-se a so an excellanta exempl a setion a c'hraç. *Va ene,* emesi, *a c'hlorifi an Autrou Doue, pehini en deus græt ar burzudou bras-se : dezâ he-unan epquen ra vezo an oll gloar; ne allan quet sonjal ennâ na zeu va c'halon da veza ravisset o consideri penaus*

*an hini a adoran evel va Doue ac a enoran evel va Salver, en deus arretet he zaoulagat varnon, ac eus he servijeres dister en deus prijet ober he vam; dre-se en oll amser da zont e vezo admiret ac exaltet va eürusdet; mæs mar deus ennon un dra bennac a vras aè a huel, dezan he-unan eo e dleet an oll gloar; en eo en deus va hueleet, ha dezan ez oun dleoures eus a guement ma'z oun.*

An Itron Varia goude beza tremenet tost da dri miz e ty santes Elisabet, goude beza rentet dezi meur a sicour ha meur a servij, ha tennet var he oll famill cals a c'hraçou hac a venedictionou, a zistroas d'he c'hær a Nazareth.

REFLEXION.

Ar Verc'hes Vari a zesq deomp hurio pe seurt vision a dleomp ober, hac ar fæçon ma tleomp en em gomporti enno. Ar garantez hac ar civilite a ra dezi antrepren ar visit-mà. ar garantez, pa'z eo evit soulaji santes Elisabet pehini a zougue neuse sant Ian-Badezour; ar civilite ive he oblije da renta an dever-se d'he c'heniterv. Na rit quet a visitou nemet ar garantez pe ar civilite hoc'h oblije d'ho ober, ar visitou-all ouspen ma'z int inutil ha ma coller enno an amser, a so peurvuia danjerus. Mar en em guivit dibres, mar clasquit tremen un amser bennac, elec'h ar visitou inutil-se, bisitit an dud clan eus ho carter, bisitit ar beanrien, exercit en ho andret an euvron a visericord spirituel pe corporel, pe autramant, it da visita Jesus-Christ var an auter, en em entretenit eno gantan calon da calon: ho pisita 'a rai he-unan, parlant a raï ouzoc'h, clevet a reot he vouez e goelet hoc'h ene. O peguen doaç, peguen agreabl ha peguer consolant eo he visitou!

Ar visit a reas ar Verc'hes Vari da santes Elisabet a oa c'hoas ar visit santel meurbet. Commanç a resont dre en em saludi, ha dre ar civiliteou ordinal etre ar guerent: mæs ho lesel a resont souden evit parlant a Zoue hac evit ha c'hloufia. Deut da imita an exempl caër-mà en ho pisitou; comsit a Zoue pe a draou mad, dre ar voyen-se en em virot dioua meur a faut, hac a vezo santel ho conversation ha profitabl d'ar compagnunes.

*An drede devez a viz Gouere.*

## S. PAUL, ESCOP HA MERZER.

AR sant-mâ pehini a zoug hano an abostol sant Paul, eu deus imitet he gourajj hac he batiantet er persecutionou, hac en deus gallet lavaret eveldan : *Pe seurt persecutionou n'am eus-me quet anduret, ha Doue en deus va delivret anezo?* Certenamant persecutet ê bet en ur fæcon estrainj, pa'z ê bet chasseet eus he escopti, hac exilet bete pedir gueich.

Beza e voa guinidic eus a Dessaloniq, ha studiet caër. O veza dent da Gonstantinopl, e voe admiret eno abalamour d'he speret lem, d'he locanç vras ha d'he zêl ardant evit souten ar feiz a-enep an heretiquet; dre-se ive an escop eus ar memes quær, abars mervel, er choasas evit he successeur.

An heretiquet, pere ho devoa ur gassoni secret ous ar sant-mâ, a glascas noasout dezan e pep fæçon. He accusi a resont injustamant dirac an impalaer, hac e leversont anezan traou quer pouner, ma teuas ar prinç-se d'en exila. Ar sant a vevas en he exil gant ur peoc'h hac ur gontantamant admirabl, en hevelep fæçon ma alle lavaret evel an abostol bras-se : *Santout a ran ur joa dreist vusur e creis va afflictionou.*

Gonde maro an impalaêr, ar prelat santel a zistroas d'he escopti. An oll dud fidel en recevas gant ur joa vras meurbet, hac admira a resont he zouçder, he batiantet hac he garantez e quêver he adversourien; rac petra-bennac ma anave ervad ar re ho devoa græt he gaç en exil, couscoude ne voe clevet biscoas oc'h he rebech dezo, nac oc'h ober an distera clem anezo.

An impalaer nevez hanvet Constanç, pehini a voa heretiq he-unan, ne lesas quet pell amser an escop santel e peoc'h. He gontrolia a reas quement, ma voe contraign da guitaat ar vro. Neuse eu em dennas da Rom, e pelec'h ar pap sant Jùl en recevas gant mercou bras a istim, hac en lacaat a eure adarre en he escopti dre he gredit hac he autorite. Constanç poulset hac incitet gant an heretiquet, o veza commancet a nevez d'he bersecuti, en em refugias

da Dessaloniq, cousconda er bloas varlere'h ar prinç-sa a reas dezan al liberte da zistrei d'he escopti; mæs he exila a reas erfin en ul lec'h e pehini an heretiquet a reas dezan soufr ur verzeriuti cruel, er bloas 351.

### REFLEXION.

Ar sant-mâ en deus soufret bete pevar exil, ha bepret e voa contant ha joaus. Consideromp ar bed-mâ evel al lec'h eus hon exil, hac evel un traouien a zaelou; consideromp ouspen-se penaus ar c'hroasiou hac an affictionou a so an hent royal pe an hent assur evit arruont en hor guir bro, hac en em gonsolimp facilamant er poaniou hac en affictionou a erru gueneomp.

---

*Ar bevare devez a viz Gouere.*

## AN DEN EURUS ROBERT ARBRUSCEL.

Ar servijer bras-mâ da Zoue ha da Vari a voa savet a dud paour, ha ganet en ur guær vian hanvet Arbruscel e escopty Roason. He vodesti, he zevotion hac he speret bras en amser ma oa c'hoas crouadur, a ree da anaout da bep unan penaus e voa destinet gant Doue evit un dra hennao a vras.

Ar c'hoant en davoa da studia a reas dezan mont da Baris, e pelec'h e profitas quement er squnuchou, ma z è raportet gant Balderic, escop Dol, pehini en deus scrivet he vuez, penaus e teuas da veza un doctor hac ur predicator excelant, hac un den admirabl en he oll euvrou.

Goude beza rejantet an theoloji en Anjer, ha beza bet archidiacr e Roason, Doue en inspiras da guitât ar bed. En em retira a eure en un desert, e pelec'h e cunduas ur vuez celestiel, hac a castias he gorf dre ur binijen continuel: an douar oa he vele, ha grisiou lousou he oll bevanç.

O velet e tene cals a dud d'he gavout, pere a zesire renouç d'ar bed hac imita he fæçon da veva, e savas e escopti Poetier ur gouent, tost da ur feunteun pehini a hanver *Fontevro*, abalamour da un den laeronec hanvet *Evro*, dibordet bras, pehini a attaque cals a dud var an hent, hac en em denne er c'hoad equichen ar feunteun-se

evit euset. Robert en ur arruont ano, a gonvertissas dre he exhortationou mad an den iaouanc-se.

Nebeut amser goude-se e oua ret d'an den santel sevel ur gouent-all evit un nombr bras a verc'het ae intáveset, pere a zeuas d'he bidi da accordi ive dezo, ar c'hraç-se. Ar fondateur humbl-mà a lequeas ul leanes fur ha vertuzus da abades ha da væstres var an diou gouent, gant un antorite absolu da gommandi quên d'ar religiuset, quên d'al leaneset. Rei a eure dezo oll reglen sant Beneat, ae e ajoutas statujou particulier evit ar religiuset, ha constitutionou particulier evit al leaneset.

Ar pap Pascal eil eus an hano a approuvas an urs-mà institut en enor d'ar Verc'hes glorius Vari, evit enori specialamant he maternite divin, da lavaret eo, he c'halite a vam Doue.

An den santel-mà a bede Doue san-cess evit conversion ar pec'herien. Beza en devoa ur c'hraç particulier evit unani ar re a voa en division, ae he vrassa contantamant oa servija ar re glan. O veza coueset clan he-unan en Orsan, an ur gouent eus he urz, anaveas e tostee he fin: quen buan e c'houlennas he sacramanchou diveza; ha gonde beza roet he venediction d'he vrenderr, e rentas he ene da Zoue er bloas 1117.

He gorf a oue douguet da Fontevro, hac an oll religiuset a ieas var dreid noas da diguemeret ar c'horf santel.

Cals a brinceset pere ho deus commandet d'an urzmà, a so bet illustroc'h dre ar santelez eus ho buez eguet dre ho lignez. En amser an abades Mari a Vreiz, merc'h d'an duc eus a Vreiz, e voe reformet an urz-se dre autorite ar pap Xist pevare; hac abaoue ar reform e observer c'hoas bremà gant ur fervenr vras reglen sant Beneat ha statujou ar fondateur santel Robert en Fontevro hac e-tro tri-uguent gouent-all pere a zepand eus an abati-se.

REFLEXION.

Dre un humilite hep far, ha dre un desir bras da enori ar Verc'hes Vari, hac ispicial he c'halite glorius a Vam Doue, ar servijer fidel-mà da Jesus ha da Vari, d'ar Map ha d'ar vam, en em soumetas he-unan hac he oll urz da oheissa da un abades.

An exempl bras-mà a humilite hac a oheissanç, a gondaono an aheurtamant hac an orgouil insupportabl eus ar sujidi

supidi pe inferioret pere a rebell ohessa d'ho superioret legitim, evel ar vugale disurc'h d'ho c'herent, ar servijereu disent ous ho mistri ha mæstreset, ar barresianet pere ne chelaouont quet mouez ho fastor, hac ar benitantet pere ne heuliont quet an avisou mad a ro dezo ho c'honfessour ! En pep stad hac en pep oad e renquer suja d'ar superioret, da lavaret ê, d'ar re a so lequeet gant Doue evit commandi deomp. An nep a vanq d'he oher a zistruj hac a ranvers ao urz eus a Zoue.

---

*An pempet devez a viz Gouere.*

## AN DEN EURUS PER A LUXAMBOURG,

### escop ha Cardinal.

Per a Luxambourg a voa eus ur famill distinguet hac illustr a Loreen. Rei a rezeur dezan abred mistri habil ha vertuzus evit he elevi ac he instrui. Evel m en devoa ur speret lem, un docilite vras ha cals a c'hoant da zisqui, e profitas cals er squiauchou hac er vertuziou. Biscoas ne voe guelet caeroc'h inclinstionou en ur c'hrouadur iaouanc. He acquet da bidi Doue, he vodesti en ilis, hac he garantez special evit ar beaurien, a eure rei dezan a neuze an hano a sant. N'en devoa nemet eiz vloas pa roe d'ar beaurien ar memes seurt hoed a vize servijet dezan he-unan.

O veza het casset da Baris evit continui he studi, o tremenas eno, d'an oad a zaousec vloas, avit ur burzud a squiant hac a vertu; hac o veza en em rentet den a ilis, e cunduas ur vuez quen parfet ha quen edifiant, ma voe lequeet da escop er guær a Metz en despet d'he humilite.

Pa antreas ar prelat santel evit he guenta gueich er guær a Metz, be oll homp hac ha oll magnificanç a gonsistas en alusennou bras a zistribuas d'ar beaurien. Commanç a eure dre ober ar visit eus he escopti, ac en pep lec'h e lequeas urs vad en pep-tra. En ur labourat quen eürusamant evit santification he bobl, ne laboure quet nebeutoc'h evit en em santifia he-unan; ne golle morse ar guël nac ar aouj eus a Zoue; he vadou e voa casi oll evit ar beaurien hac evit an ilis; hac en effet pa varvas, ne

voe quet cavet ar scoed arc'hant en he armell. Ouspen ar iuniou a bratique dre devotion, e iune divar bara ha dour d'an deziou iun ordrenet gant an Ilis, ha c'hoas he vortificationou all a dremene ar riguenr eus he iuniou.

Nebeut amser goude ma voa bet græt escop, e voe græt ive cardinal. En un dignite quen huel ha quen enorabl, e voe bepret quen humbl ha quen mortifiet evel ma oa diaguent, en hevelep fæçon ma en em santas ar pap oblijet da ordren dezan moderi he austeriteou abalamour d'an nebent a iec'het en devoa.

Un avantaj bras e vize bet evit an oll, ma vize bet hiroc'h ur vuez quen santel; mæs Doue en em bastas da recompansi he servijer fidel. Dec miz goude beza bet græt cardinal, e chommas clàn gant un derzien pirillus: durant he glènvet e communie bemdez, ha bepret gant ar ferveur nevez. Ur breur dezan, pehini a oue goude-se escop en Cambr, o veza deut d'he velet, ar c'hardinal vertuzus a barlantas dezan gant quement a onction ha quement a nerz var ar vanite eus ar bed, ha var ar joa bac an avantaj eus ur vuez devot ha santel, ma chommas an ali madse donn e speret he vreur, ha ma teuas da veza unan eus ar santela preladet eus he amser.

Ar c'hardinal santel cousumet erfin mui dre ar flam eus ar garantez divin eguet dre an nerz an derzien, a rentas he ene eürus da Zoue er bloas 1387.

Hbars ar registrou a virer en archivou an tadou celestinet eus a Avignon, e caver bete daou vil ha pevar c'hant miracl græt dre he intercession. Ar pap Clemant eisvet en beatifias er bloas 1527.

REFLEXION.

Ar c'hardinal-mâ, distingnet quen dre he ligne, quen dre he zignite, a lavare ne oa ar bed nemet vanite, ha penaus ne oa netra guell, netra avantajussoc'h eguet cundui ur vuez devot ha santel. Ar memes tra en devoa lavaret arauzan ar fur Salomon, roue bras ha pussant meurbet, ha pehini en devoa bet an oll prosperiteou a elle he galon da zesirout var an douar. Sondit hoc'h-unan ho calon. Ha ne d'è quet guir penaus ez oc'h bet degoutet eus a vadou ar bed quer buan ha ma boe'h eus ho fossedet? Penaus ho speret ne d'è quet en em gavet james contant, ha penaus en deus manquet bepret un dra hennae d'hoc'h eurusdet!

Er c'hontrol mar fell deoc'h ausao ar virionez, e leverot pensus biscoas n'edoc'h bet na contantoc'h, na joaussoc'h eguet goude beza græt un action vad bennac.

O peguen caër è servija Done! Pebes plijadur so oc'h he garet! O peguen mad è Done d'ar re er c'har! Peguen terribl ef-en d'ar re en offanç! O peguen eürus è an nep en dens ur goustianç vad! Pegnen miserabl, peguen maleürus è an hini en deus ur gonstianç fall! O pebes joa, pebes repos a sant un ene pehini a so en stad vad! Pebes tristidiguez, pebes troublien a so en un ene en goall stad! O peguen donç eo ar vertu! Peguen c'houero eo ar viç! O peguen precius eo maro un den just, peguen horribl è maro ur pec'her!

Comprenomp eta ervad ha leveromp oll ne deus netra douçoc'h, netra avantajussoc'h evit cundui ur vuez vad ha santel.

---

*Ar c'huec'hvet devez a viz Gouere.*

SANT GOAR, BELEC.

SANT Goar, guinidic eus a Aquiteen, en devoa en he iaouanctis un horreur bras ouz ar vic. Ar burete a voe bepret he vertu favori ha muia caret, he vodesti a zale he pep-unan en respet, peguen libertin bennac e vize. Er gommançamant en devoa da soufr goapaeres an dud iaouanc eus he oad, mæs an dra-se ne oe quet capabl d'en distreidions an hent mad en devoa quemeret, ne reas quet dezan chenj netra en he façon da veva, hac en ur chom ferm ha constant, e teuas da gaont quement a autorite var ho sperejon, ma reas da gals anezo chenj buez antieramant.

Goude ma voe en em rentet belec, he escop pehini a anavee an talant caër en devoa recevet eus an eë evit gounit eneou da Zone, ar c'hargas da breseg an Aviel. He ober a eure gant ur zèl quen ardant, ma tene he oll auditoret da veza touchet. Pec'herien, hæretiquet, payanet, netra ne alle resista ous he zèl ardant.

Ar meuleudiou a roed dezau a bep-tu, a voe evitâ ur sujet a annu hac a spount, hac a reas dezâ quemeret ar resolution da bellaat diouz he vro evit mont da glasq ur solitud en pehini e alse cundui ur vuez humbl hac en em

Aa 2

occupi eus a Zoue epquen. En em retira a eure'ta en un hermitaj en escopti Treves. Eno e tremenas un nebeut amser en oll exerciçou eus un hermit santel, o iun, o labourat gant he zaouarn, o cana meuleudiou Done, o tremen aviziou an deiz pen-da-ben en contemplation, hac evel ma cavas c'hoas payanet er c'hartier-se, e presegas dezo an Aviel, hac e convertissas un nombr bras anezo.

Ar brud eus he vertu a reas da gals a dud dont d'er guelet, quement-se en oblijas da loja alies darn anezo, ispicial ar re baour. Goude beza lavaret he ofiç, ofret sacrifiç eus an oferen, hac en em acquitet eus he exerciçou all a zevotion, e implije an nemorant amser o receo gant ar vadelez ravissant ar re a zeue d'he gavout, he-unan a prepare dezo da zibri; ha duraut ar repas en em entretene gant ho eus a draon santel, en ur rei da bep-unan aliou mad ervez he ezomou spirituel, ha goude-se ho angaje da lavaret gantan ur beden bennse. Ne ouffer quet lavaret peguement a dud a lequeas en hent eus ar silvidiguez dre ar garantez admirabl-se.

Un den quer santel ha quer carantezus en quêver an oll, ne oue quet espernet gant ar goall deodou. Certeu tud malin a fallas dezo he zicrial, en ur lavaret penaus e voa un den a gompagnunez, un den a cher-vad, un hipocrit, un trompler hac un den a voall exempl; mæs Done a bermetas ma oue anaveet he innocanç.

Ar roue Sigebert, pehini a chomme er guær a Metz, o veza clevet coms eus he vertu vras, a fallas dezan e guelet ac offri a reas dezan un escopti. Ar sant a bedas ar roue da rei dezan ar gonsolation da zistrei d'he hermitaj ha da dremen eno un nebeut amser evit consulti an Autrou Doue. Tremen a eure en oræson an oll amser a oue accordet dezan, o pidi Done gant fervenr ha gant cals a zaelou da lacât un empechamant bennac d'an dessin eus ar prinç. Doue a exauças he beden, rac abars ma oa dent an termen a voa bet lequeet dezan, e couesas en ur c'hlènvet pehini a badas meur a vloas.

Duraut ar c'hlènvet hir-se, e redoublas he zevotion hac he ferveur, edifia a reas meurbet an oll dre an exemplou bras a roas eus an oll vertuziou, ac ispicial a batientet, hac e varvas erfin evel ma varv ar re just, er bloas 649, oajet a bevar bloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Beza ez eus tud quer malin, ma quemeront ar mad evit drouc; ampoesoni a reont ar guella actionon eus ho nessa, ha blami a reont ar pes a so digua da veza meulet. Ar valignite ac an natur fall eus a galon an den a so ordinal an instrumant a behini en em servij an drouc speret evit dierial an dud vad ha santel. Un den vicius en deus poan o cridi e ve ar re-all guell evitan; un den impudiq en em imajin ne deus quet a chasteta ebars ar bed; un den hipocrit en em imajin ne deus quet a vir devotion; un den fallaer en em imajin ne deus den ebet innoçant pe divlam: ha cetu a-se a belec'h e ten an difficulte-se quer commun da gridi ar mad eus ar re-all, hac ar facilite-se quen ordinal da sonjal ha cridi an drouc eus ha nessa. Ar garantez vras a exerce sant Goar en pep fæçon en quèver ar re a zeue d'he gavout, a servijas da fond evit he zierial hac he ziffami. Ret eo caout ar galon hac ar speret goall-droet, corrompet ha fall bras, evit ober ur c'hrim da un den eus ar pes a so ennâ a vad, hac eus ar pes a verit muia beza meulet.

Ar santelez e deus bet hepret adversourien, mæs ar sænt ho deus bepret triomfet anezo. Pe vern deomp-ni beza barnet gant an dud, pa'z ê Doue epquen so hor barner?

---

*Ar seizvet devez a viz Gouere.*

## SANT GUILLEBAU, ESCOP.

Ar sant-mâ a voa guinidic a Vro-Saus. He dad, goude beza inspiret dezan a vianic carantez Doue, hac un horreur bras ous ar pec'het, en lequess abred etre douarn ur mæstr vertuzus. Ar c'brousdur a brofitas quement, ma velseur ervad e quemere an Autrou Done ur sourci particulier anezan. O veza den iaouanc, he sonçdar hac he vodesti gant un ær a zevotion a remerqued var he visaj, a ree da bep-unan he estimout ac en em hlijont oc'h en em antretein gantan, ha nicun n'en em retire eus ha gompagnunez hep santout ur ferveur nevez.

Ar fizianç en devoa da receq graçou hras var heiou an

ebestel sant Pêr ha sant Paul, a reas dezan d'an oad a ur bloas varn-nguent mont en pelerinaj da Rom. Non obstant ar fatig eus an bent en ur veach quen hir, ne glasque netra nemet guele an douar, ha ne guemere nemet bara ha dour d'he repas.

Gonde beza tremenet tost da ur bloas e Rom evit contanti he zevotion, ez eas da visita an douar santel. Commanç a eure dre Nazaret. Ar guêl eus ar plaç santel-se e pelec'h a tisclerias an Æl d'ar Verc'hes Vari penaus e voa choaset evit beza mam da Salver ar bed, hac e pelec'h a voe accomplisset mister an incarnation, a gargas he ene eus ur joa sansibl, hac a grescas quement he zevotion en andret Mam Doue, na chanas he zaelou o redec durant ma chomas er guær eürus-se. Ac'hano ez eas da Betleem, elec'h ma oa bet ganet Redamteur ar bed. Eus a Vetleem en em rentas e Cana, quer brudet dre ar c'henta mirael a reas Jesus-Christ en publiq; ac'hano e tremensa dre Capharnaom, e pelec'h en devoa græt hor Salver adorabl quement a viraclou.

En em renta a reas gonde-se e Jerusalem : eno e chomas hirroc'h amser evit contanti he ferveur en ul lec'h, pehini a voa bet quen alies santifiet gant Jesus-Christ dre he bresanç. Ne ancouas quet anezan ar jardin Olivet; mæs netra n'en touchas quement evel menez Calver. An theatr bras-se eus a bassion ha maro Jesus-Christ var ar groas a reas quement a impression varnezan, ma voe dare d'he galon ranna. Erfin, gonde beza visitet ar he ascr eus hor Salver ha menez Thabor, divar hehini e pignas en eê : e visitas ar gonenchou principala eus ar Palestun, hac an hermitajou brudet dre santelez ar religiuset, a chomme enno, eus a exemplou pere en devoa un desir bras da brofita.

Preseg a reas gonde-se en Allemaign gant quement a frouez ma voe græt escop a Eichstat. Cavout a reas eno cals a draou da ober, ha dont a reas a benn anezo tout. Ar prelat santel-mâ en devoa un donæson particulier evit consoli ar re affijet hac evit donçaat ho foaniou : an ær, an dail anezan, he gomson, he fæçon, pep tra a gonsole. Quer carantezus ha quer truesus e voa a quêver pep unan, ma alle lavaret evel sant Paul : *Piou so affijet, ha n'edoun-me quet quement hac en? Piou a soufr, ha n'er santan-me quet?*

Erfin, goude beza labouret tost da bemp bloas ha daounguent da regli ha da santifia he escopti, e varvas er bloas 787, oajet etro e buec'h vloas ha pevar-uguent.

REFLEXION.

Ar sænt oll e so bet carantezus ha truezus e quêver ho nessa. Done och ansout an avantajon e broeur ar garantez hac ar mad bras a ra etones an tud, a ordren deomp en em garet an eil eguile, ha gant aoun na zeuemp d'en em dromple var ur poent quen important, na de gaout digare ebet evit excusi hor c'hassoni, pe memes hor zemjeu, e ordren deomp caret an oll evel m'en em garomp hon-unan; hac e fell dezâ è quemerremp ar garantez hon eus evidomp hon-unan evit reglen eus an hini e dleomp caout evit hon nessa, da lavaret è, ma raimp d'hon nessa ar pes e garremp a ve græt deomp hon-unan, ha ma lacaïmp evez ne raemp dezan er pes na garremp quet e ve græt deomp, ma vemp en be blaç. Jesus-Christ en Aviel e lavar deomp memes peuans e talc'h evel græt dezan he-unan an oll mad hac an oll droue a reer d'on nessa.

N'edoun quet eta disquibl Jesus, ma na garan ma nessa; n'edoun quet christen, ma n'en assistan quet. Doue am disprijo, mar disprijan va nessa; ma affiju a rai, mar en affijan. er c hontrol Doue am anporto, mar enportan va nessan, ma fardoni e rai, mar en pardonnan, tretet e vezin evel m'am bezo tretet ar re-all; dious ar garantez am bezo het evit va nessa, eo e vezin barnet.

Ne zesiret-hu quet, va breur, he c'hoar, beza caret gant Doue? Ne zesiret-hu quet e rae vad deoc'h? Ne zesiret-hu quet e tene d'hoc'h assusta en ho necessiteou, d'ho suporti en ho sempladures, d'ho consoli en ho poanion? Ne zesiret-hu quet beza bardonnet gant Doue? Lit eta, ha grit er memes tra d'ho nessa.

---

*An eisvet devez a viz Gouere.*

SANTES ELISABETH, INTAVES

ELISABETH, merc'h d'ar rone eus a Aragon, e voa quer vertuzus he quan devot en he iaouanctis, ma rec hemdez

un heur a veditation pe oræson a galon : bemdez e recite ar memes ofiç evel ar veleyen, hac e lavaret a eure epad he buez ; ouspen-se e iune bep asdora, ha derc'hent gouelion an Itron Varia.

O veza bet demeset d'ar roue a Bortugal, ar chenjamant-se a stad ne chenjas netra en he fæçon da veva. Seul-vui en em velas hualeet, seul bumploc'h e teuas. Ober a reas evit hi he-unan ur reglamant a vuez da observi en ha fakes, pehini a dostee ous buez al leaneset parfeta. Bemdez e save mintin-mad, ha goude beza græt he fedennon gant cals a ferveur, a lavare he ofiç; goude-se e cleve an oferen e pehini e communie ahes; hac o veza græt he action a c'braç, ne vanque quet da lacaat urs e pep tra en he zy. Crisqui a reas he iunon abaoue ma oe rouanes, abalamour, emesi, ez ê ret en em vortifia davantaj, pa en em guever exposet da vrassoc'h danjeron : neuse e iune tri devez er aizun casi epad ar bloas, ha bemdez e viste ar beanrien clàn. O veza cavet ur vreg paour leun a c'houliou, ha corrompet gant ar c'hlènvet, en em santas inspiret d'he briata, evit trec'hi an donjer a devoa quemeret out-hi hac he ober a eure. En instant-se ar vreg en em gavas pare, hac ar santes ne devoe mui pelloc'h ar scart poan, pa en em gave etoues an dud clàn.

Ur vertu quer bras ne alle quet mancout da veza exercet pe hersecutet. Ar rouanes e devoa ur paich fur ha devot, a behini en em servije alies evit douguen he aluseunou d'ar beaurien mezus. Ur paich d'ar rone a guemeras anvi outan, hac a lavaras d'ar roue penaus e voa re a garantez etre ar rouanes hac he fauch. Ar roue o credi re facil ar goall deod, a guemeras ar resolution d'en em zsober eus ar pauch-se. Hac en ur dremen ur devez dre guichen ur forn raa, e c'halvas ar mæstr, da behini e ordrenas teul er forn ru ar paich a gassese dezan antronoz, var digare goulen digantan ha great en devoa ar pea en devoa commandet dezan. Antro-noz en effet e commandas da bauch ar rouanes monet da ousout digant mæstr ar forn ha great en devoa ar pes en devoa lavaret dezâ. Ar paich a bartias rac-con; mæs o tremen dirac un ilis, e entreas evit clevet an oferen, ervez m'en devoa custum bemdez. Evel m'en devoa ar roue ur pres bras da glevet quêlou eus ar paich, e cassas an hini en devoa

he accuset e faus evit gousout digant ar forner ha great en devoa pep tra evel ma faate. Monet a eure, goulen a reas digant ar forner ha græt an devoa an affer en devoa ordrenet dezan ar rone. N'en devus quet achuet-mad ha goms, ma teuas ar fornerien d'he strinca e creis ar forn rn, etoues ar raa beo. Ur momet goude e arruas pach ar rouanes, pehini a c'houlennas hac executet a voa urs ar roue. Respontet vus dezan e voa græt an taul. O veza distro, ar roue soneset oc'h he valet, en interrojas mad, hac en ur gompren penaus a voa digouect an affer, a teuas da anaout ar brovidanç pehini a zesque dezan sclær ar c'hrim eus he baich, hao an innoçanç eus ar rouanes hac eus ha faich.

Goude maro ar roue, en intâves santel-mâ a guemeras an habit a drede urz sant Frances. Neuse e tremene an darn-vuia eus an amser en oræson, ha n'en em gonsedere mui nemet evel mam ar heaurien, an intâveset, an orfelinet, ar brisonnerien hac ar gaptivet, pere a recevas oll diganti pep seurt soulajamant.

En he c'hlènvet diveza, goude beza recevet he oll sacramanchou, e pedas ar re a voa presant d'he lesel un nebeut he-unan. Neuse en em recommandas gant cals a fizianç d'an Itron Varia, pehini en ur apparissa dezi; e c'hargas eus ar consolationon-se pere a rend ar maro quen douç. Ar joa dreist-ordinal pehini a remerqued var he bisaj, a zisquise avoalc'h an hini a voa en he c'halon. Mervel a eure er bloas 1338, oajet a hemp bloas ha triuguent.

REFLEXION.

Ar rouanes-mâ var an trôn n'en em gontante quet da viret ar iuniou ordrenet dre an Ilis, nun a ree ouspen-se teir gueich ar zizun. Mar d'oc'h dent d'an oad a ur bloas varn-uguent fournis, petra vir ouzoch-hu unnet ar c'horais hac en devesiou-all a obligation? Ma na illit quet iun ar c'horais oll, ha n'ellet-hu quat iun lod anezan? Peguement a dud en em drompl var ar poent-mâ! Gant aoun eta n'en em dromplac'h hoc'h-unan, quemerit ali ho cofessour, pehini a reglo deoc'h ar pes a dleot da oher, ervez ho labour, ho ners hac ho condition.

*Eil reflexion.* Ur pach maleirus a acensas un all a faus; ha dre ur bunition just eus a Zoue, ar memes tân

pebini a voa preparet evit an innocant, a servijas da devi an hini coupabl. Liquit evez petra a reot d'ho nessa, rac en droue a reot d'ar re-all, a goueso abred pe diveat varnoc'h hoc'h-unan.

*Trede reflexion.* Ar paich devot en ur glevet an oferen, a oue preservet dioua ur maleur bras. Peguen avantajus eo assista er sacrifiç santel-mâ! Mar d'oc'h tost d'an ilis, petra vir ouzoc'h na glevit bemdez an oferen, pe da viana hessa ma'z ê possubl deoc'h? Credit parfet ne viot quet diveatoc'h en ho tevez evit-se, er c'hontrol, gounit a reot bepret dre ar venediction a roï Doue d'ho labour. Mar d'oc'h pell dioua an ilis, pa glefot sôn evit an oferen, en em liquit da viana d'he c'hlevet a aperet hac a galon, oc'h en em unissa interieuramant gant ar belec ha gant ar re a assist enni.

---

*An navet devez a viz Gouere.*

## SANT ARSEN.

AR sant-mâ guimdic a Rom, en devoa vertuziou quen admirabl gant ur aperet quen excellant, ma oue choaset evit instrui hac elevi Arcadius, map d'an impalaër Theodoos. Arsên na guemeras ar garg vras-se nemet dre boan, mæs ret oue dezan obeissa. An impalaër en recevas en ur fæçon enorabl, hac a reas dont dirazan Arcadius, da behini e lavaras : *Va map, chetu a-se ho precepteur, pehini a dleit respeti ha consideri evel ho tad, pa'z e-gair penaus ho pezo en effet mui a obligation dezan evit d'in-me.*

Arsên, pehini en em sante bepret inspiret da guitât ar bed, ne vanque quet, epad ma chommas en pelæs an impalaër, da c'houlen bemdez digant Doue ar c'hraç da anaout petra dlie da bratica evit ober he silvidiguez. En ur ober un deiz oræson e clevas erfin ur vouez miraculus, pehini a lavare dezan : *Teac'h dious compagnunes an dud, mir ar silanç ha laca da studi da veza dianavet.* Arsên ne zalcas quet; en em deguisa a eure, hac en em retira secretamant e desert Scete, e pelec'h e tremenas meur a vloas, hep ma voue den ebet nac he hano, nac a be vro e voa. N'en devoa quen studi nemet eus he silvidiguez, na quen antretien nemet gant Doue dre un oræson continuel.

Superieur ar religiuset ens an desert-se en oblijas erfin da ziscleria he hano, pehini ne vize quet het anaveset panevet se. An impalaër Arcadius o veza clevet penaus edo Arsèn e desert Scete, a gassas un officer d'he gavont evit ober dezan ur present caër. Ar sant a refusas ar present, hac evit oll respont e reas lavaret d'an impalaër e pedse Doue evitan en he solitud.

Ar soliter santel-mâ a guemere quement a sonrei da viret ar hurete, ma voa evitan ur hoan vras gueiet dirazan merc'het pe graguez.

Un itron o veza eet d'he gavont en he zesert, ha commancet da gunta dezan ar hoan e doa het en ur zont d'he hermitaij evit en em recommandi d'he bedennou, ar sant, hep sellet out-hi, a respontas : *Guell ho pize græt chom en ho ty ha sourcial eus ho tiegnez, hac en em retiras.* An itron o velet penaus en em denne diont-hi, a lavaras : *Promettit d'in da viana ho pezo sonj ac hanon en ho pedennou.* — *Pidi a ran Doue*, emezao, *ma vezo effacet eus va speret ar memor ac ar sonj ac'hanoc'h.*

Petra-bennac ma carre meurhet ar solitud, counscoude e receva gant carante ar religiuset a zeue da c'houlen cusul digantan, hac e comse ont-ho bepret en ur fæçon gracius.

Pa sante melconi pe un degout bennac en he solitud, e lavare evit excita he fervenr : *Arsèn, perac oud-é deut en desert? Ha ne d'é quet evit servija Doue? Graed'ta.*

Erfin, nset dre he oad bras ha dre he binijennou e rentas he ene da Zoue var-dro ar bloas 445.

REFLEXION.

Sant Arsèn a guemeras ur sourci bras da guset he speret caer, hesquiant he vortificationou hac he oll vertuzion. Pa rit un action vad bennac, cuzit-hi ous an dud; grit na vouio quet memes ho torn cleiz ar pez a ra ho torn deou, peantramant n'ho pezo recompanç ebet digant ho Tad celestiel. Ar vanite a so un drouc danjerus, hac a ra coll ar mirit eus an euvron mad. En em gontantit ma vezo hoc'h action vad hac ho calon anaveset gant Doue, ha na glasquit quet istim nac approbation an dud.

*Eil reflexion.* Ar sant-mâ en deus miret ur silanç bras ha parfet. Beza ez eus daou seurt silanç : ar silanç a c'henou hac ar silanç a galon. Ar silanç a c'henou eo en em

briva eus a gonversation an dud, ar silanç a galon a gonsist o chasseal eus he speret ar souj memes eus ar bed, o chasseal ar sonjesonou væn hac inutil pere ne servijont nemet da droubli peoc'h ar galon, d'hon renta distret ha dissipet, ha d'hon ampeich d'en em occupi a Zoue. Arsên en deus miret mad an daou seurt silanç-mà : dre ar voyense a voa atao he speret recueillet e Doue, hac en em antretene noz ha deiz calon ous calon gant he Grouer.

Miromp da viana ar silanç a c'henou en occasionou e pere e tleomp tevel; miromp ive ar silanç a galon; mar fell deomp e parlante Doue ouzomp interieuramant.

---

*An decvet devez a viz Gouere.*

## AR SEIZ BREUR MERZER,

### HA SANTES FELICITE HO MAM.

SANTES Felicite respetet bras e Rom evit he c'halite, ha mui c'hoas evit he vertu, a renonças da oll gloar ar bed evit servija Doue epquen hac he garet hep partaj. Evel ma ouie ervad penaus he dever hac e obligation principal oa ar sourci hac an instruction eus he bugale, na neglijas netra evit rei dezo un descadures christen. Beza e devoa seiz map e'hoas iaouanc : Janvier, Felix, Philip, Silanus, Alexandr, Vital ha Martial. Ar sourci e devoa quemeret d'ho clevi a viaue ervez Doue, he seol vad hac he exempl, a reas ma teusont souden da veza oll devot ha santel meurbet

Ar frajilite eus an enorion hac ena a vadon ar bed pere a dremen quer buan, a oa ar sujet ordinal eus he c honversation gant he bugale; coms a ree ive alies dezo ena an eürusdet a hehini e jouis ar sænt en eê; hac en ur oher dezo ar recit ena an tourmanchou a sonfr bemdez ar verzerien e Rom hac e lec'h-all, e lavare : *Peguen eürus e vec'h-hu, va bugale, ho me va-unan a ve an eurussa eus an oll mammou, mar ho euellen un deiz o rei bete ar berad diveza eus ho coad evit J.-C.* He desir a voe accomplisset.

Ar vuez devot hac exemplus a gunduc ar santes-mâ gant he seiz map, a ree quement a impression var speretjou ha

calonou ar bayanet, ma en em gavent touchet en hevelep fæçon ma teue cals anezo da renonç d'ho superstitionou ha d'en em renta christenien. Quement-se o veza bet raportet d'an impalaër Marc-Aurel, pehini a voa ur payen superstitius, e roas urz da Bublius, prefet a Rom, da ober ho froces da Felicite ha d'he bugale, mar refusent sacrifia d'an idolon.

Clasquet e voent, hac apparissa a resont oll dirag ar prefet, pehini a gomsas da guenta oua ar vam en ur fæcon gracius ha gant promessaou caër memes, mar carse hi hac he bugale sacrifia d'an diviniteon, en ur ziscleria dezi couscoude, penaus, anes quement-se, ne dlient gortos nemet an tourmanchou cruela. *Autrou*, a respontas ar santes, *va oll fiziang a so en Doue; hac esperout a ran, nemet ma vezimp fidel dezâ, ne ouffemp quet beza trec het na dre ar promessaou na dre ar poaniou.* Neuse ar vam santelmâ, en ur adressi he c'homson d'he bugale, a lavaras : *Hirio eo an deiz eus ho triomf; savit ho taoulagat etresec an eê, ha sellit ous Jesus-Christ pehini a brepar da bep-hini ac'hanoc'h gurunen : roet en deus he voad evit ho silvidiguez; roït hoc'h hini evit he c'hloar : na doujit nac ar maro nac an tourmanchou, en em rentit dign eus ar verzerinti dre ho couraj : bezit fidel ha chomit ferm er feiz beta ar momet diveza.*

Ar prefet goude beza græt goall-dreti ar santes, a lavaras d'ar c'hossa eus ar vugale : *Bezit furoc'h evit ho mam, anes, ret ê deoc'h soufr pep seurt tourmanchou.* — *Va mam a so fur*, a respontas Janvier, *ha disquiant a venn va-unan, ma teufen dre aoun rac ho tourmanchou d'en em brocuri ur maro eternel.* Felix, ar c'hossa varlerc'h, a lavaras : *Ne faut nemet un nebeut a ræson hac a squiant evit guelet penaus ho diviniteou ne d'int nemet doueou faus : ne deus nemet ur guir Doue, hac impossibl eo e ve quen; cetu a-se va c'hreden hac hini va breudeur-oll hoc'h oll dourmanchou ne vezint biquen capabl da semplaat pe da vralla hor feiz, na da zimunui ar garantez hon eus evit Jesus hor Salver.* Ar prefet oc'h esperout dont a benn eus ar re iaouanca, a barlantas ous Vital ha Martial. Vital a respontas : *Evit beza iaouancoc'h evit va breudeur, n'em eus quet nebeutoc'h a couraj evit ho.* Martial ar iaouanca eus an oll a zisqnesas ur conraj hac un ners iogal da hini he oll vreudeur : ar brassa aoun en devoa, a voa ne

vize espernet : *Christen oun*, emesan, *ha quement a horreur am eus evel va breudeur, eus hoc'h idolou : ma liquit d ar maro, christen oun.*

Condaounet e voent oll da vervel, ha mont a resont d'ar plaç eus ho supliç evel da ar plaç a driomph. Jauvier a voe scourjeet, hac a varvas dindan an taulion; Felix ha Philipp a voe assommet a daulliou baz; Silauus a voe precipitet; Alexandr, Vital ha Martial a voe dibennet; santes Felicite ho mam a voe dibenuet an diveza, ha lavaret a elleur penaus e deus soufret oll dourmanchon he seiz map, pere a velet o verval dirac he daoulagat, ha penaus ez eo bet ez gueich merzeres. Receo a resont ar gurunen a verzerinti etro pevar bloas hac ez-nguent goude donediguez hor Salver.

REFLEXION.

Peguen eürus eo ar vam pehini e deus quen lies a sant evel e deus a grouadur! Hou-nes eo gloar santes Felicite. Nebent a vammou a ve cavet a guement n'ho deffe ar memes eur-vad, ma vent oll couls christeneset evel ar santes-mâ.

Pa ne gomser d'ar vugale adalec ho c benta iaouanctis nemet eus an deveriou eus ar religion, eus a importanç ar silvidiguez, eus ar frajilite a vadou ar bed, eus a avantajou aternel a vuez curus en eê, e caver ar gonsolation da gaout quen lies a sant evel a grouadur. Nebeut a dieguezon a ell hirio en em c'hlorifia eus an hevelep eur-vad, abalamour ma deus nebent a hennou tieguez a guement a ve en guirionez christenien Ne d'ê quet sonez ma veler en tieguezon quement a zristidiguez, quemeut a chagrin causet gant ar vugale; ar guerent en em glem eus a zisurs ho hugale; ne dlefeut-hi quet queut eu em glem da veza manquet d'ho instrui ebred ervez leseu Doue? Ma vize bet ar vugale-se guell disquet, e vizent furoc'h.

---

*An unnecvet devez a viz Gouere.*

## SANT PII, PAP HA MERZER.

SANT Pii guinidic eus a Aquilee, gonde beza en em rentet habil en iaonanctis, ha cunduet ar vuez devot, a zeuas

da Rom evit en em herfectioni muioc'h-mui er squianchon hac er vertuziou. En em lacât a reas eno en ur gommunaute a veleyen, pere a veva assambles evel religiuset. Petrabennac ma cundue ar veleyen-se ur vuez fervant, e teusont sonden da admira he ferveur dreist-ordinal, he garantez vras evit beaurien hac he zêl ardant evit gloar ar religion gristen.

Ar pap sant Hyjin o veza bet merzeriet, ar gristenien a dremenas tri devez en oræson hac en iuniou, evit ohteni digant Done ur pap pehini en devize an oll calitєou propr evit gouarn an Ilis en un amser e pehini e voa exposet da hersecutionou ar hayanet hac an heretiquet. Goude an tri devez-se e voe choaset dre ur memes mouez sant Pii, eus a behini ar santelez hac ar merit extraordinal a oa anavect a bell amser gant an oll.

Ar pap santel-mâ a reas meur a reglamant caër. O velet penaus certen ilison a celebret ar gouel a Basq d'ar bevarsecvet devez eus a loar Veurs, e ordrenas ma vize celebret dre an Ilis universel d'ar sûl goude an deiz-se, evel ma ê pratiquet e Rom hac e lec'h all. Rei a reas reglennou leun a furnes evit ar guerc'heset a zeuze d'en em gonsacri da Zone dre ar veu a chastete ; regli a reas pinijennou evit ar re a zeuze da gouesa e certen fautou. An euz hac an horreur en devoa ous ar fals leon-douet, a reas dezan excommunia quement hini a gouese en ur pec'het quen horribl.

An heretiquet a attaquas an Ilis en he amser ; exerci a resont he zêl hac he batiantet, ar pastor mad a zeuas dre he vigilanç d'ho anaout ha d'ho zrec'hi dre an ners eus he zoetrin. An heretiquet maleurus-se a guemeras un droue quer bras ontan, ma teusont d'he accusi dirac an officerien payen avel ar brassa adversour eus ho doueon. An officerien-se a reas arreti ar pap santel, pehini goude beza anduret cals a boan hac a viser ebars er prison, en devoe an eur da achui he vuez dre ar verzerinti, er bloas 165, goude beza gouvernet an Ilis epad nao bloas hanter nemet tri devez.

### REFLEXION.

Mar en devoa ar sant-mâ quement a horreur eus a fals leon-douet ac eus ar blastem, ma excommunie ar re a gouese er fautou-se, pebes glac'har en deviz'en bet, ha petra en deviz'en gret en hon amser ni e pehini e

caver quement a douerien Dous, ha quement a dud maleurus pere a zeu quen hes da vlasfemi an hano santel a Zoue dre ho c'homsou milliguet, ha pere a laosq quement a vallosou, a imprecassionou, a execrationou horribl? An teodou infam ha sacrilej-se, an dud impi-se a vev var an douar evel an drouc sperejou ac ar re daounet en ifern, ac emaint e danjer bras da veza confontet er punç infernal-se, e pelec'h e continuint ar memes langaij a zalc'hont var ar douar. Doue ne les quet hep punition er bed-mâ memes ar blasfemou nac ar leon-douet, ervez ma tesq deomp ar scritur santel en termeniou-mâ : *An den pehini a zeu da douet alies, a vezo leun a iniquite ha carguet a bec'hejou ; hac ar birou eus a justiç Doue ne sortiint quet eus he dy.*

En oræson dominical e leveromp bemdez da Zoue *Hoc'h hano bezet santifiet.* Glorifiomp eta an hano a Zoue, ha n'er prononçomp jamæs nemet gant an enor ha gant ar respet a dicomp da un hano quer bras ha quer santel.

Jesus-Christ a lavar deomp en Aviel : *Ra vezo ho comsia, ia, nou pas, nou pas; rac ar pes a livirit ouspen, a zeu a bers fall.* Mar d'oc'h eta aourcius eus ho silvidiguez; n'en em voasit quet da lavaret memes certen comsou pere a so quer commun etouez ar bobl, ma caver tud pere ne ellont quet lavaret diou goms diouc'h-tu, hep ho lavaret evel ar c'homsou-mâ, *par die, ma feiz,* hac ar seurt-se. Mar hoc'h eus sourci d'en em viret ous ar re-mâ, e vezo æz deoc'h divoall ous ar re-all pere a ra quement a horreur na gretan quet ho henvel. Mar d'hoc'h dre valeur boaset da lavaret unan bennac eus ar seurt-mâ, considerit penaus ez oc'h oblijet da lacaat guell evez en ho comsou, ha da labourat a barfedet d'en em zisober eus ar goall accustumanç hoc'h eus quemeret. Grit eta ur binijen bennac quen lies gueich ma tigouesse deoc'h coueza er faut-se; dre exempl, grit un act a gontrition, pe livirit ur *Pater*, pe grit ur vortification bennac, hac abars nemeur, gant graç Doue, e velot cals a chenjamant ennoc'h.

An

*An daouseevet devez a viz Gouere.*

## SANT IAN GOALBÈRT ABAD.

AR sant-mâ a voa guinidic n Floranç en Itali. He dad dijentil hras ha leun a speret ar hed, na guemeras quet eals a sourci da inspira dezan santimanchon christen, mæs he elevi a reas caer ervez ar hed

Goalbert en devoa ur speret pront, ha ne alle quet sonfr an distera injur. Un hreur dezâ, hanvet Ugo, o veza bet laset gant un dijentil eus ar c'harter, ne vaneas quet da glasq an occasion d'en em venji. Ne daleas quet d'he c bavout. O veza un devez en beaich gant ha vevel, hac armet mad, e rancontras he adversour en un hent quer stris, ne alle quet an eil tec'het dious eguile. Quentre ma er guelas, e lavaras dezan gant ur vouez terribl : *Ret eo coll ar vuez, muntrer maleürus.* An den-se spounntet hac estlamet a lequeas he zivrec'h e croas, en ur grial : *Goulen a ran ar vuez en hano Jesus crucifiet, maro evidoc'h hac evidon var ar groas.* Goalbert en em santas touchet un instant, hac en ur repetu ar gomps-mâ : *En hano Jesus crucifiet ; re vras ha re baissant, emesan, eo an avocat a guemerit, evit ma refusen deoc'h ar pardon a c'houlennit.* Aoten h reas he zorn dezan en ur lavaret : *Ne allan refus netra en hano Jesus-Christ ; rei a ran deoc'h ar vuez ha va c'harantez ; pidit hor Salver adorabl ma pijo gantan ma fardoni.* Goude beza en em vriateet an eil eguile, en em separsont. Goalbert a ieas nense rac-eon da ilis sant Miniat, pehini ne voa quet pell ac'hano, hac en em lequeas da ober he hedennou dirac ar c'hrucifi. Queit a ma aughe hor Salver gant cals a zaelon da veza trugarezus en he andret, e remercas ar grucifi oc'h inclina he benn : ar pes a zisquee dezan peguen agreabl e voa da Jesus-Christ an action en devoa græt. Ur faveur quer braa, hac ur miracl quer caër (e memor a hehini e conserver c hoas hirio gant ur respet special ar memes crucifi ebars ilis sant Miniat), a douchas quement he galon, ma quemeras ar resolution da guitaat ar bed evit en em rei oll da Zoue, hac en em retira a eure en ur désert hanvet Valombreuz.

Da benn un nebeut amser ar brud eus he santelez o veza eat dre ar c'harter, e teuas tud a bep bro d'he gavont evit disqui gantan an hent eus ar berfection. Evit ho loja e reas sevel e creis an desert-se ur gouent, a pehini e voe leqneet da abad en despet d'an oll resistanç a eure. Bei a reas d'he religiuset reglen sant Beneat; ha gonde heza ho gouvernet gant un douçder hac ur garantez admirabl epad daou vloas varn-uguent, e reutas he ene eurus d'he Grouer er bloas 1073, oajet a bevarsec vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Peguement a c'hracon ne veriter quet dre un action vras a vertu, dre ur victor gaer gounet var he inclination direglet! Ne faut alies nemet ur victor evelse evit ober eus ur pec'her ur sant bras. Goalbert a gav an occasion d'en em venji eus he vrassa adversour; he bardoni hac he vriata a ra dre respet ha dre garantez evit Jesus-Christ. Pet graç n'eu deus-en quet meritet dre ar victor-se a c'bounecas varnezan he-unan! Goalbert a ziaguent indevot, libertin, venjus, a zeu da veza ur c'hristen fervant ha parfet hac ar foudateur eus un urz santel.

*Eil reflexion.* Goalbert, dijentil iaouane, a bardonas an hini en devoa laset he vreur. Pebes rebech a ra an exempl-mā d'an dud venjus, pere ne fell quet dezo pardoni! Mar d'oc'h maleūrusamant eus an nombr-se, va breur, pe c'hoar, va c'houar, bo pedan da sonjal penaus eo ber ho puez, ha penaus ez eot souden da renta cont eus hoc'h ull actionou da un Doue pehini a zeu da sonti ar mouvamanchou secreta eus hor c'halonou. Petra a ellot-hu da respont dezan, pa rebecho deoc'h ho crueldet has ho cassoni? Pa represanto deoc'h e vouac'h erfat penaus evit beza salvet e voa ret pardoni, ha penaus couscoude ne dē quet fallet deoc'h be ober? Pa zeui d'en em disquez he-unan evit exempl, ha da ober deoc'h ar rebeich terribl-mā: Da adversourien hac bi ho deus biscoas græt d'id quemeut a zrouc ha ma ho deus græt d'in va re-me? Ha gant mui a indignite oud-ē het tretet? Ha gant mui a grueldet oud-ē bet persecutet evit n'edonn-me het? Ur poentic hian a enor, ur goapaerez, un dispriyanç, ur gomps lavaret hep reflexion, en dens te boulset da lavaret malediction ou hac injuriou, betec ar ressantimant hac ar fureur, ne dē quet fallet

d'id pardon : quee, maleurus, ne recevi jamæs pardon diguené. En hano Doue, va breur quez, en em rend d'ar gourdrouson effroyabl-mâ : ha sansibl ona da valeur popr, quemer truez ouzit da-unan. Ma n'ho deus quet gallet bete vremâ an avertissamanchou, ar pedennou, ar solicitationou teneraat da galon ; ma n'ho deus quet gallet lesen hac exampl un Doue arreti da vanjanç, sonj en da interest propr, sonj d'en em sauvetel, va breur quez. Perac e cares-te perissa, ha serra ouzit dor an eê hac an hent a silvidiguez ? Da biou e ri-de vad, ma na rêa d'as ene propr ? Oua piou e po-de truez, nemet ouzit da-unan ? Pardon eta d'az adversour, ha pardon dezan a galon vad ; ancounec'ha an injuriou hac'h eus recevet diganta, ha disquez dezan ez ê chenjet da galon en he andret. N'eu em arret quet da chelaon nac ur ræson corrompet, nac ur bassion violant ha direglet, dens da chelaon Jesus-Christ epquen, ha da imita he exempl, dens da labourat evit procuri d'id ar pardon hac ar recompanç en deus prometet d'ar re a bardono.

---

*An trisecvet devez a viz Gouere.*

## SANT ANACLET, PAP HA MERZER.

SANT Anaclet guinidic eus ar guær a Ateen, en devoe an eur da veza instruet gant sant Pèr, pehini o velet he vuez santel hac an donæsonou naturel ar re gaera en devoa recevet digant Doue, a roas dezâ an urzou sacr, hac er c'hemeras evit he sicour en he labourou apostoliq. Sant Pèr o veza achuet he vuez dre ur verzerinti glorius, Anaclet a gontinuas da breseg ar feiz gant ar memes couraj ha gant ar memes frouez en amser ar pabet sant Lin, sant Clet ha sant Clemens ; hac e voe choaset erfin evit pap gant ur joa universel, dre ma anavee an oll he vuez angeliq hac ar servijou bras en devoa rentet d'an Ilis.

An tirantet payan a bersecute en amser-se ar gristenien gant quement a grueldet, ne voa nemeur a guæriou en bro sao-heaul hac er c'huz-heaul ne voant livet gant goad ar gristenian. Ne vize guelet en pep lec'h nemet chafaudou, rodou hac instrumanchou terribl evit ho distruja.

Ar pap santel-mâ en devoa ezom eus ha oll vertu, eus he oll experianç hac eus he oll gouraj evit gouarn an Ilis durant un tempest hac un tourmant quer bras. Pebes sourci ne voe quet ret dezan caout eus he hobl! hac evel ur pastor mad e pourveas da bep tra.

Ober a reas ordrenançou caer evit gouarnamant an Ilis, evit antreteni an devotion ha crisqui ar ferveur etones an dud fidel. O compren ervad pegnen necesser eo da ur christen receo alies Jesus-Christ er gommunion santel evit en em gonservi e graç Doue, e ordrenas d'an oll gristenien sacramanti pa zeusent da assista er sacrific santel eus an oferen, abalamour, emesan, ne grede quet e vize possibl da ur christen pehini a voa bemdez en danjer da goueza etre daouarn an tyrantet, gallout resista ous an tourmanchou, anès beza creet dre ar boed celestiel-se. Ar pastor fidel-mâ, gouda beza en un amser a bersecution gouvernet an Ilis epad nao bloas ha tri miz gant ur zêl generus ha courajus, a gurunas he labouron apostoliq dre ur verzerinti glorius, er bloas 112.

REFLEXION.

Sant Anaclet a felle dezan e teusie an oll gristenien da gommunia alies ha casi bemdez, abalamour ma credo ne voa quet possibl dezo, hep ar sicour-se, resista ous an tourmanchou da bere e voant exposet durant ar bersecution. Petra en devize lavaret ar pap santel-se, mar en devize guelet, evel a velomp bremâ christenien pere a chom queit amser hep tostaat ous an daul santel? Persecutionou ar bayanet a so cesset evit guir, mæs hon adversourien, an drouc aperet, ar hed, ar c'hiq, hon inclinationon fall, ne d'int-hi qnet tirantet cruel ous pere bon eus bepret da gombat? A belec'h hon bezo-ni ar c'hraç, an ners hac ar gouraj evit ho zrec'hi, ma na dostaomp ous Doue? Mar pellaomp dious ar sourcen a vuez, hon æne a zeui da languissa ha da vervell erfin.

Martese e leverot-hu ne gredit quet sacramanti alies, abalamour ma'z oc'h sempl ha frajil. Mæs me lavaro deoc'h gant an tadou santel eus an Ilis, penaus e tle quement-se hoc'h angaji da sacramanti aliessoc'h, evit receo ar sicouron a bere hoc'h eus mui a-se a ezom. Jesus-Christ a zeu da gonvia an oll da asea ous he daul santel, ar re sempl evit ho c'hreaat, ar re glàn evit ho farea, ar re

drist hac afflijet evit ho c'honsoli, ar hec'herien penitant evit ho santifia, ar re just evit ho renta parfetoc'h. Represantit eta da Jesus-Christ ho miseriou, ho poaniou hac ho tentationou, hac e teui d'ho tulvra ha d'ho consoli.

O va ene, petra a elles-ta da zesirout var an douar, ma na zesires receo da Salver, pehini a ro d'id ar vuez, pehini a zeu d'as carga a e hraçou, da sclerat da speret, ha da rejouissa da galon, ha pehini a zeu d'az convia gant quement a vadelez hac a garantez!

---

*Ar bevarzecvet devez a viz Gouere.*

## S. BONAVANTUR, ESCOP HA CARDINAL.

AR sant-må admiret gant an dud habila ha santela eus he amser, hac hanvet gant ræson an doctor serafiq, a voe ganet en ur guær vian a Doscaan Quentre m'en devoe an usaj a ræson, en em offras he-unan da Zone, hac e commanças a neuse d'he servija gant ur hurete vras Goude beza conservet he innoçanç hac ar ferveur eus he zevotion epad he oll studi, e antreas en urz sant Frances O veza græt he noviciat, e voe casset da Baris da studia en theologi didan an tad Alexandr Hales, pehini ravisset o velet he vertu hac he speret caer, a lavare e voa Bonavantur quer santel, ma seblante penaus pec'het Adam ne voa quet tremenet hetec enean

He garantez tener evit Jesus-Christ er sacramant adorabl, a ree dezan tremen un amser vras chars troad an auter, en ur seulla cals a zaelou; ha gant quement-se e avance en ur façon hurusdus er squianchou. N'en devoa quet c'hoas tregont vloas ma voe choaset evit rejanti an theologi e Paris, ha d'an oad a hemp bloas ha tregont e voe græt general eus he urz. Ar garg-se ne servijas nemet evit he renta humploc'h: hiscoas den n'en devoe santimanchou iseloc'h aneză he-unan gant mui a verit. Peguer carguet bennac e voa a afferiou, ne ziminuas netra eus he binijennou ordinal, nac eus an amser a roe d'an oræson ha da servija ar re glân Gouarn a reas he urz epad trivec'h vloas gant prudanç, gant douç-

der ha gant sourci bras d'er c'honservi en he guenta ferveur ; mæs n'en em gontante quet da labourat evit perfection he urz epquen.

Oblijet dre an dever eus he garg da vale dre gals a brovincou differant eus an Europ, ne lese aclap occasion ebet da hrocuri e pep lec'h gloar Done ha silvidigaez ar bobliou. Sermon a ree, instrui ha côfes, en ur ober partout conversionou bras, ha cass a eure lod eus he religiuset da breseg ar feiz d'an infidelet.

Sant Thomas, an doctor angehq, o veza deut un deiz evit he velet, hac o veza he gavet o scriva buez sant Frances, en em dennas, en ur lavaret : *Lesomp ar sant da labourat evit ar sant.* Ar memes sant Thomas ravisset gant an doctrin divin a admire en he scridou, er pedas un deiz da ziscleria dezan evel ur mignon fidel, a belec'h e teue dezan un doctrin quer spirituel, hac ul loquang pehini e devoa quement a verlu da douich ar c'halonou. Sant Bonavantur o tisquez neuse dezan he crucifi : *Cetu al levr bras*, emesan, *e pehini a tescan va-unan ar pes a zescan d'ar re all.*

Ar pap Gregor decvet er greas cardinal, hac er sacras escop eus a Albano, en despet da guement a reas evit miret. Mont a eure eus a Rom gant ar pap d'ar c'honcil general a Lyon, pehini a zigoras d'ar seizvet a viz Mae er bloas 1264. Eno e sermonas diou veich dirac an oll dadou assamblet, hac e labouras mui evit nicun var an oll boenebon a ree ar sujet eus ar c'honcil. Goude beza meritet admiration an tadou eus an iliz latin ha greq, e couezas clàn. An oll a voa affijet bras, mæs Doue a fella dezan recompansi ha labourou ha curum he veritou en un assamble quen enorabl ha quer santel. Tremen e reas eus ar vuez-mà d'an eternite eurus, d'an hevarseevet a viz Gouere, er bloas 1274, d'an oad a dri bloas hac hanter-cant.

Ar pap gant an oll dadou eus ar c'honcil a assistas en he enterramant, pehini a voe græt gant ur manifiçanç dreist-ordinal. Eis-ugnent vloas goude ma varvas, e voe digoret he ve, hac e voe cavet he henn quer fresq ha quer ru evel pa vize beo ; eus an nemorant ne voa nemet ar relegou.

Ar sant-mà en deus composet levriou caer var an theologi ha var ar scritur sacr, ha meur a levr spiri-

tuel leun a onction, ha propr da excita er c'halonou an tenera devotion; pere ho deus meritet dezan an hano a doctor serafiq: cetu amâ darn eus

### *He Vaximou spirituel.*

1. Ret è pellaat dious un den a coler, evel dious ur c'hi arrajet

2. Evel an cór a vir ne d'a al læstr da goll epad an tourmant, evelse an esperanç a vir na gonsant an ena d'an drouc en amser an dentation.

3. An den just ne guemer quet a c'hloar evit an enor a renter dezan: ne d'eo quet tristoc'h evit beza dispriset, na soneset pa zigoues gantan un affliction bennac.

4. Ar resination da volonte Doue, hac an humilite a laca ur peoc'h bras en ene.

5. An humilite e deus peder fasenn; ar c'henta, eo disprisout ar bed ha quement a ouffe da lavaret; an eil, miret na zeufer da zisprisout den ebet; an drede, en em zisprisout he-unan; ar bevare, beza contant d'en em velet disprijet.

### REFLEXION.

An doctor santel-mâ en deus desquet mui en oræson ebars treit he crucifi, evit n'en deus desquet dre he oll studi. eno e voa he recours en ha oll difficulteou. Ene c'hristen, eno e tle beza ive ho recours en hoc'h oll douetou, evit beza instruet, en hoc'h oll afflictionou, evit beza consolet; en hoc'h oll necessiteou, evit beza sicouret.

---

*Ar pemzecvet a viz Gouere.*

## SANT HERRI, IMPALAER.

SANT Herri, map an due a Bavièr, en devoe en he iaouanctis an avantaj da veza instruet ha quelennet gant sant Volfan, escop eus a Ratisbon, pehini ne ancouas netra evit ober anezan ur sant bras hac ur prinç bras. Herri pehini eus he gostez en devoa un inclination vad evit ar vertu, pehini gant ur speret lem hac un ær majestuus, en

devoa un donçder ae un obeissanç admirabl, a profitas caër eus e instructionou ur mæstr quer santel.

O veza bet demeset da santes Cunegond, ar stat-se ne reaa nemet crisqui he ferveur, hac an daou bried vertuzus-se, dre ur gonsantamant mutuel, a viras bete ar maro ar fleuren gaër eus ho virjinite.

Ar prinç-mâ o veza bet choaset evit impalaër, abalamour d'he gouraij, d'he brudanç ha d'he santeles, an dignite huel ha souveren-se ne servijas nemet da rei mui a lustr ha mui a eclat d'he vertuziou. Evel he galon vras na alle qnet beza contantet gant an oll gurunennou eus ar bed, en em lequeas da servijs gant ur ferveur nevez ar rona eternel eus an eê, evit acquisita ur gurunen immortel.

Ne antreprene morse netra nemet goude beza consultet an Autron Done dre an oræson. Cals a hoan hae a sourci a guemeras, hac e teuas a henn da arreti an disurson a drouble ar repos publiq, da ober renta justiç vad en oll stadou, ha da hrocuri eürusdet he hobl.

Ar barbaret o veza antreet en Poloigo hae en Bobêm, ha distrujet cals a ilisou, Herri en em velas obljet da sevel un arme evit ho chasseal; ha souden e eprouvas peguen avantajus ê combati evit Done an armeon, rac guelet a reas un Æl e penn he arme, bae e c'bouneas hep dale ar victor, mui dre he bedennou ha dre ar brotection divin, evit dre an ners eus he armon; ober a eure repari an ilisou a voa bet ruinet, etablissa a reas a nevez escopti Bamberg, ha meur a c'hoüent, ous pere e stagas renchou evit ho antreteni.

Ar prinç devot ha charitabl, goude beza lequeet ur peoc'h bras en Allemagn, en em roas oll d'an envrou-mad. Au amser a chome gantan bemdez goude beza reglet afferiou he rouanteles, a voa implijet pe da visita ar beaurien en hospitalion, pe da accordi ar re a voa e proces, pe antramant en treinene en oræson. O veza eet dre devotion da c'houent Menez-Cassin, e voe attaquet eno gant ur c'hlênvet bras a hebini e pareas dre viracl, dre intercession sant Benest. Beza en devoa devotionou reglet, ha deziou reglet evit sacramanti; hac he oll afferiou, na memes he veaiebou ne zirenquent jamæs netra eus he exereiçou devot.

Erfin goude beza lequeet un nra quer caer en he stadou, goude beza rentet ar religion florissant ha roet en pep lec'h mercou eus ur santelez vras, e quitaas an douar evit mont

da receo an eè ur gurunen infinimant caëroc'h, pehini en doa meritet dre he virjinite ha dre he euvron-mad He varo a erruas er bloas 1024, an eil bloavez ha banter-cant eus he oad.

REFLEXION.

An impalaër bras-mâ en deus en em santifiet var an trôn; bevet en deus gant ur burete anjeliq, conservet en deus ar fleuren eus he virjinite er stad a hriedelea memas. Ne sonjit quet eta e ve quen diez miret ar burete, e ve quer rust an hent eus ar silvidiguez, e ve quen diez goure hemennou Doue da viret. Bezit humbl a galon, bezit devot ha mortifiet evel ar sant-mâ; da lavaret è, bo pet recours ona Doue dre ar beden, ha resistit ous ho coall inclinationou, hac e velot ez eo facil quement-se oll gant ar sicour eus ar c'hraç.

---

*Ar c'huezecvet devez a viz Gouere.*

## GOUEL AN ITRON VARIA-GARMES.

GOUEL Maria-Garmes, hanvet ar scapuler, a so re vrudet ha re antoriset gant an Ilis, evit ma vanqueu da raporti an histor eus a institution ar vrenriez, en deiz-mâ pehini a so consacret ispicial d'an devotion-se approuvet gant quellies a bap, confirmet dre guement a viraclou, etabliset gant quement a fronez casi en oll partiou eus ar bed christen, ha pehini a so quen avantajus d'an dud fidel.

Ar servijer bras da Zoue ha da Vari, hanvet Simon Stock eus a Vro-Saus, en deus bet an eur da receo da guenta ar scapuler, da lavaret è, an habit carmes eus a zaouarn ar Vere hes glorius Vari. Ar sant-mâ dre un inspiration divin en em retiras d'an oad a zaouec vloas en desert, a pelec'h en ur bratica mortificationou dreist-ordinal, e cunduas ur vuez anjeliq. N'en devoa evit guele ha evit ty nemet ur vezen guez, hac an oræson a rec he oll occupation; he garantez tener evit mam Doue a gresqua bemdez gant he liunjennou; hac ar re ho deus scrivet he vuez, a assur penaus ar vam a drues-se er bisite alies en he solitud.

Tri bloas ha tregont a voa ma eundue ur vuez quer santel, pa erruas en Bro-Saus religiuset Menez-Carmel deut eus a Vro-Sao-Heaul. Neuse e sortias eus he zesert evit en em laeät didan ho direction ; ha goude beza græt profession, ez eas da visita an douar santel pehini a so bet consacret gant hor Salver dre he breasanç divin : en em arreti a eure erfin var Menez-Carmel, e pelec'h e eunduas er spaç a c'huec'h vloas ur vuez pehini a eller henvel un extâs continuel.

O veza bet lequeet goude-se da superieur general eus he urz, ne ancouas netra evit erisqui mui-oc'h-mui etoues ha religiuset hac etoues ar bobl an devotion en andret ar Verc'hes Vari.

Evel ma en devoa ur fizianç vras ha parfet er vam-mâ e c'hrac, en em santas un devez presset interieuramant da æ'houlen diganti ur faveur hennae nevez evit he urz hac evit an oll dud fidel. Goude cals a zaêlou, a hinijennou hac a bedennou, ervez m'en assur an histor, ar Verc'hes glorius a apparissas dezâ en ur zerc'hel en he dorn ur scapuler, hac e lavaras dezâ ar c'homsou consolant-man : *Recevit, va map, ar scapuler a roan deoc'h ha d'hoc'h oll urz evel ur merq eus va c'harantez special ac eus va frotection.*

Ur revelation quer consolant ha quen interessant, græt da un den quer santel, ne oue quet quent rentet public, ma en em hressas an oll, ar brincet couls hac ar hobl, da visca an habit santel, oc'h en em anrolli e servij an Itron Varia.

Ar miraclou caër a eure Doue evit disquez peguen agreabl oa dezan an devotion-se, a grescas ar foul hac ar pres. Ne finissen quet ma entreprenen da raporti an oll perillou, an oll accidantou trista here ar scapuler en deus preservet guir servijerien ar Verc'hes VARI. Pet tân-goall n'en deus-en quet mouguet dre he vertu? Pet gueich eff-en en em gonservet en he hez en creiz ar flammou, eme ur servijer bras da Zoue? Pet gueich en dens-en goarantisset hete an dillat, bete ar bleo eus an dud pere en em gave surprenet e creis an tân hac ar flamm? Peguement a dud so bet guelet, pere o veza coueset er stæriou pe er mor, a so bet dale'het var an dour ha dilivret eus a ur maro certen dre ar scapuler a zonguent varnezo ! An oll a vouar ar pez a erruas e Monpellier dirac an oll arme. En amser ma voa assejet ar guær-se gant an ennemiet, ur soudard o veza recevet

un tenn mousquet, ar vouled goude beza treuset he zillat, a bladas var ar scapuler a zougue en he guerc'han, hep ober droue ebet dezan. Ar roue Loïs trisecvet, pehini a voa test eus ar miracl-se, a guemeras souden goude-se an habit carmes, ha Loïs pevarsecvet ar roue diveza maro, a imitas he exempl; hac abone tost da hemp cant vloas ma subsist an devotion-mâ en Ilis, e ten da grisqui bemdez etouez an oll bobliou, gant ur frouez infinit.

Erfin ar vreuriez-ma eus an Itron Varia-Carmes a so bet approuvet e differant amser gant seiz pap, pere evit excita mui-oc'h-mui an devotion-se etonea an dud fidel, ho deus accordet induljançou bras d'ar breudeur ha c'hoareset a antren er vreuriez-mâ.

REFLEXION.

Ar scapuler pe an habit carmes a so un habit precius ha respetabl meurbet, pa'z é deut eus an eê, ha pa'z é evel al livre eus ar Vere hes glorius Vari. Comprenomp ac'hano gant pebes respet, gant pebes purete a gorf hac a ene e tleer douguen an habit quer santel.

---

*Ar seitecvet devez a viz Gouere.*

## SANT ALEXIS.

ADMIROMP an ners eus ar c'hraç, en ur gonsideri ar gouraij feem ha coustant gant pehini en deus ar sant-mâ disprijet bete ar maro, plijaduresou, enorion ha madou an douar.

Alexis a voe ganet var-dro ar bloas 350. He dad hanvet Eufemien, unan eus an nopla ha pinvidica senatoret eus ar guær a Rom, hac he vam hanvet Aglaïs, a voa ho daou leun a garantez hac a druez evit ar beanrien, da bere e tistribuent ho madou gant seul-vui a larguentez ma en em velent hep heritour ebet. Doue a accordas erfin dezo ur map pehini a oe hanvet Alexis, ha pehini a voe consideret evel ar frouez eus ho alusennou hac eus ho fedennou.

Ar c'hrouadur-mâ elevet hac instruet gant un tad hac ur vam quer vertuzus, a eure ur profit bras er vertuzion. Remerqui a reseur penaus n'en devoa quet a inclination

evit ar hed; couscoude he guerent o veza discleriet dezan ar c'hoant ho devoa d'en dimisi da ur verc'h devot ha pinvidic, hac o veza he ahet alies a veich d'he oher, e consantas erfin, hac a voe græt an eureud gant ur joa vras. Mæs evel n en devoa consantet da volonte he dad hac he vam nemet dre ar respet hac ar garantez vras en devoa evit-ho, an angajamant-se ne ziminuas quet an desir ardant en devoa da veza da Zoue epquen ha d'he garet hep partaj. En deiz memes eus he eurend, o santont an desir-se o crisqui en he galon, e quemeras ar resolution generus da guitaat pep-tra evit heul an inspiration a Zoue. Epad ma edo an oll en ur rejouissanç vras, e antreas a cambr ha bried : ober a eure dezi ur presant caer, ha goude heza he fedet d he recco evel ur merq hac un testeni eus he garantez evit-hi, e sortias secretamant eus an ti. En em renta a reas prompt gant un habit deguiset d'ar porz-mor, a pelec'h e cavas ul lestr prest da bartial, pehini er rentas e Laodicee. Mæs gant aoun na vize anaveet eno, goude heza distribuet d'ar beaurien quement a voa chomet gantâ, ez eas var droad d'ar guær a Edess, oc'h en em abandoni d'ar sourci eus ar hrovidanç. Eno e choasas evit he zemeuranç ordinal ilis an Itron Varia. Epad un heur pe ziou hemdez e c'houlenne an alusen eharz dor an ilis, hac e tremene ar rest eus an amser en oræson. En noz ne glasq quen lojeiz nemet er porchet ha var an douar.

Evel ne oa quet eus ar vro, e vize alies disprijet, rebutet hac injuriet gant ar hohl ha gant ar vugale. Neuse e sante en he galon ur joa vras d'en em velet tretet evel he væstr divin, en amser ma edo var an douar.

Goude heza tremenet seitec vloas er guær a Edess hac e pelerinajou santel, an habitantet a guær o remerqui he batiantet, he humilite hac he zevotion, a zeuas da anaout he santelez, hac e commancesont da gaout respet evitan. An enor-se en affijas quement ma ambarquas en ul lestr, en intantion da vont d'ar guær a Dars, mæs an avel hac an tourmant a houlsas al lestr hete Rôm.

Alexis a sonjas neuse penaus ne voa digaeet gant Doue d'he vro nemet evit gounit ur victor caeroc'h c'hoas varnezâ he-unan. En em santout a reas inspiret da vont da dy he dad evit goulen digantâ abalamour da Zoue ur placic bennac e pehini e alze en em retira, o cridi ervad n'en anafse quet. Mont a eure d'he gavout; hac he dad hep he anaout, dre

ma voa cheujet bras gant an amser ha gant ar haourentez en devoa auduret, a ordrenas d'he servijerien e loja ha rei dezâ hemdez ar pez a fautze. Ar mevelien pere n'bo devoa truez chet outan, en lacaas en ur plaç stris ha têtuval didan au diri : he zisprisout a reeut, he injuria alies, hac aviziou el lesent hep tam. Ar sant leun a joa ne chane o trugarecât Done da veza tretet evelse e ty he dad.

Ne gonte evit netra ar goall-dretamant a receva a bera ar servijerieu ; mæs heza en devoa da soufr bemdez ha continuellamant ur boan-all rust maurhet evitan. Tristadiguez he dad pehini na alle quet en em gonsoli ens ar c'holl en devoa græt anezan, daelon he vam affljet ha desolet, hnanadou he bried pere a gleve hac a vela alies, a voa evitan un tourmant estranj. Quement-se a zihune ar santimanchou naturel eus he galon vad hac eus he oll deneridiguez, mæs Alexis en devoa bepret recours d'ar beden, hac ar c'braç er soutena hac er fortifie er c'hombajon rust-se.

Gonde beza tremenet aciteë vloaz all er fæçon-se e ty he dad, Doue a revelas dezan an deiz eus he varo, hac en inspiras da laçât dre scrid an histor eus he vuez, evit disqui d'an oll an ners eus he c'hraç hac ar burzudou e devoa-hi græt enna. Scriva a reas var ur paper he hano hac ar pez a oa erruet ganta en he amser. Ha da benn un nebeut goude-se, lenn a veriton ha lenn a fizianç e Doue, en ur zerc'hel ar paper-se serret etre he zaonarn, e tremenas eus ar vuez-man d'ar repos eternel, er hloas 401.

Quer hnan goude ma voe tremenet, Doue a zisclerias ha santelez dre ur vouez miraeulus ha dre meur a viracl. Dont a eure ur foul a dud evit caout ar gonsolation da velet ar sant. Pa voe lennet ar paper a zale he etre he zaonarn, ne oufer quet lavaret peguer soneset voe an oll pa glefsont penaus ar paour-se a voa Alexis, map d'an autrou eus an ty. He dad sesiet gant santimanchou a c'hlac har hac a joa, en em daulas var ar c'horf santel, hep gallout en em exprima nemet dre he zaëlou, ha vam hac he bried a gommanças da hirvoudi; biscoas na voe gualet un dra touchantoc'h : eu em hrosterni a rezont d'he dreit, oc'h ho arosi gant ho daëlou. *Va map quer Alexis*, a lavaras erfin he vam, *perac n'am eus-me quet bet da viana an eur d'ho guelet o vervel ha da serra ho taoulagad ? — Ma fried quer*, a lavare ar verc'h caër, *penaus em boa-me meritet eus ho perz un hevelep abandon, ha perac n'am-eus-me quet hac'h anavet-hu quent ?*

An enterramant a voe græt gant ur manifiçanç ar vrassa : ty he dad a voe goude-se chenjet en un ilis didan an hano a sant Alexis. En ilis-se e veler c'hoas lod eus a bazennou an diri didan pehini en devoa ar sant græt he zemeuranç epad queit amser.

REFLEXION.

Ar gouraij gant pehini e quitaas Alexis ty he dad d'an deiz queta eus he eureud, a so admirabl bras : mæs he zistro a so c'hoas admiraploc'h. Netra ne brouf guell an nerz hac ar hussanç eus ar c'hraç, netra ne zisquez scleroc'h petra a ell en ur galon christen ar garantez pur a Zoue, eguet ar herseveranç admirabl eus ar sant-man dianaveet en he dy propr, didan daoulagad he dad, he vam hac he brıed, pere ne allent quet en em gonsoli eus ar c'holl ho devoa græt anezan. Pet combat n'en devoe quet Alexis da souten ! Pet victor n'en deus-en quet gouneet ? Faiveet eo bet da Zoue rei deomp an exemplou caër-man a gouraij, a fidelite, a vortification, a garantez divin, evit disquez deomp peguen nebeut a gouraij, peguen nebeut a fidelite hon eus da heulia ar mouvamant eus he c'hraç, hac evit disquez deomp peguen nebeut e caromp un Done da behini, siouaz deomp ! e preferomp quen aliès a veach ar grouadurien.

---

*An trivec'hvet devez a viz Gouere.*

SANTES SYMFOROSA,

HAC HE SEIZ MAP, MERZERIEN.

SANTES Symforosa a voa un itron eus a Rôm, distinguet dre he noblanç ha mui c'hoas dre he buez devot hac a exempl vad. Un autron bras hanvet Getùl oc'h anaout he vertu, he goulennas hac he obtenas evit pried. Beva a resont assambles en un doujanç vras a Zoue, ha beza ho devoe seiz map da bere e inspirsont a vianic un desir bras eus ar madou eternel, ha cals a zisprijanç evit madou hac enoriou ar bed.

An impalaer Adrien o veza deut da berseculi ar gristenien, Symforosa en em dennas gant he seiz map pere a voa

c'hoas iaouanc, en ur cifern pe ur pnuç sec'h, o soujal e vizent eno un dra bennac guell en assurauç eus ho buez. Getûl he fried a chomas da sicour ar gristenieu epad ar bersecution: ho c'honsoli a ree, ho c'houraji ha maga un nombr bras anezo. He garautez ne chomas quet pell hep recompans: arretet e voe en exercicou charitabl-se dre urz an tyrant, ha condaounet da veza dibenuet.

Symforosa o velet ar pez a voa c'hoarveset gant Getûl, ne ehanc oc'h exorti he seiz cronadur da soufr queut pep seurt tourmanchou, evit renouç d'ar feiz. *Ho pezet soñ*, emesi, *va bugale, hoc'h eus un tad merzer; evit ur boan verr en deus anduret evit Jesus-Christ, e jouiss breman eus un eürusdet eternel pedomp an Autrou Doue ma pijo gantan rei deomp ar memes graç: exposet oc'h, va bugale, d'ar memes combat, mæs pebes aoun am eus-me na vec'h trec'het dre ar spount rac an tourmanchou?* Neuse e lavarsont oll: *n'ho pezet aoun ebet, mam guaz: leun a fizianç e Jesus-Christ, e esperomp ne vezo netra capabl da ober deomp coll couraj.*

Souden goude-se e voe quemeret Symforosa hac he seiz map. Cacet e voeut dirac an impalaër pehini a lavaras d'ar mam: *Gout a rit pe seurt fin en deus bet Getûl ho pried: na vanquit quet eta da adori an doueou, pe e rencot soufr tourmanchou c'hoas brassoc'h.* Ar santes a respontas: *Pe seurt tourmant bennac a ve preparet d'in, esperout a ran, gant graç va Salver, e teuin, me ha va bugale, d'he anduri gant ar memes couraj m'en deus soufret ho zad;* hac en ur drei ous he seiz map: *Deomp, va bugale*, emezi, *deomp da vervel evit Jesus-Christ.* An impalaër pehini en em grede offanset dre ar respont-se, a gondaounas Symforosa da veza dalc'het a zistribil dre he bleo. Goude m'e devoe anduret an tourmant-se, e voe staguet ur mæn pouner ous he gouzoug, hac a voe taulet er stær vras e pelec'h e achuas he merzerinti.

Antrônoz an impalaër a roas urz da zigaç dirazan adarre ar seiz breur. En em bresanti a resout gant ur gouraj pehini a voe admiret gant pep-unan. Evel ma voaut oll iaouanc, hep na dad na mam, an impalaër a sonje e rafe anezo quement a garse. Lavaret a reas eta dezo: *Bugale, iit da offrezanç d'an doueou, hac em bezo sourci ac'hanoc'h; mæs liquit evez da vancout, autramant ne deus nemet ar maro evidoc'h.* Unan anezo a respontas evit an oll · *Que-*

*ment-se eo a zesiromp: n'edoump quet nebeutoc'h christenien evit hon tad hac hor mam, na nebeutoc'h courajus evit-ho.* An tyrant a gommandas planta var an heur seiz post en douar evit ho staga ho seiz. Ar brassa eus ar seiz breur, hanvet Crescent, a recevas un taul lanç en he c'houzouc; an eil, hanvet Julien, eu devoe un taul lanç en he estomac; an trede, hanvet Nemez, a voe blesset er galon; ar pevare, hanvet Primitif, a recevas un taul lanç en he gorf, ar pempvet, hanvet Justin, a voe troc'het ha lequeet a heziou, ar c'hnec'hvet, hanvet Stactee, a voe treuzet gant meur a daul lanç; erfin Eugeen, ar seizvet hac ar hiana, a voe daou-hanteret.

Receo a resont ar gurunen a verzerinti, un dra bennac unspen cant vloaz goude donediguez hor Salver.

REFLEXION.

Santes Symforosa e deus elevet he bugale santelamant, ha beza e deus ar gloar da gaout seiz map pere a so seiz merzer ha seiz sant. Bugale instruet ha quelennet mad a ro cals a joa d'ho zad ha d'ho mam, ha beza e vezint ho gloar hac ho c'hurunen en eê: er c'hontrol bugale goall desquet pe leset re en ho liberte, ne reont nemet chagrin, poan ha disenor d'ho c'herent, ha c'hoas eürus ma ne reont ho zourmant er bed-all!

An tadou ha mamou en em glem alies ez eo ho bugale disent, disurch ha direglet. Evit miret ous ar malenr-se, inspirit abred d'ho bugale doujanç Doue, hac e teuint sur d'ho touja, liquit-ho da viret lesen Doue, hac e teuint da senti ouzoc'h, inspirit dezo carantez Doue, hac ho devezo respet ha carantez evidoc'h.

---

*An naonteevet devez a viz Gouere.*

## SANT VINÇANT A BAUL.

AR sant-mâ, guinidic eus a Aquiteen, en devoa eu he iaouanctis cals a druez ous an dud paour hac affljet. He dad pehini a voa labourer douar, o velet he speret hac he natur vad, en em forsas d'he laeat er studi. Vinçant a zeuas habil e her amser, hac a recevas an urzou sacr. En ur zistrei var vor dious Marseill, e couezas etre daouarn

an

an Turqnet pere er o'hassas captif en Afriq hac er guerzas. Convertissa a reas ha væstr, hac o teuas gantan da Rôm evit bisita beïou an ebestel sant Pêr ha sant Paul. Ar c'hardinal Ossat o veza deut da anaout he santelez, er c'hassas da gavout ar roue a Franç, evit un affer secret hac important. En em acquita a reas eus he gommission gant quement a furnez, ma voe offret dezan abaty sant Leonar, mæs a revus a cure evit quemeret ur barres vian banvet Chichi. Ar roue o clevet ar mad bras en devoa græt en ha barres, er galvas evit beza quenta aumonier eus ar galeon. En ur antreu er garg-se, e commanças dre rei mission d'an oll galeourien. Sant Frances a Sâl en estime iva quement, ma lavara ne anave belec ebet dignoc'h ha santeloc'h evitan.

Ar belec santel-mâ en deus tremenet an darn-vuia eus he vuez hete un oad bras, o preseg, oc'h ober retrejon, o rei missionou, ispicial d'an dud divar ar mæs, hac en deus institnet ur gommunante a veleyen banvet congregation ar mission, evit continui ar memes exerciçou santel. Cacet en deus missionerien leun a zêl hac a ferveur, non pas epquen er provinçou eus a Franç, mæs c'hoas en Itali, e Pologn, e Scosa, en Irland, ha betec ar barbaret hac en Indes.

Assista hac exhorti a reas ar roue Louis trizecvet var he varo, hac eus a neuse ar rouanes a guemeras bepret he avis var an afferiou important eus ar rouantelez.

He garantez evit he nessa a ree dezan labourat bep repos da soulaji an oll miseriou eus an dud paour hac eus ar re afflijet. Ober a reas sevel Hospitaliou quen evit receo an artisanet hac al labourerien pere ne voant mui capabl da c'hounit ho boed, quen evit antreteni an dud estrenn clàn, hac evit an ded a voa troet ho speret. Cavout a reas ar voyen da sicour ar gristenien en ho c'haptivite etouez ar barbaret, ha da soulaji gant larguentez broiou Loreen, Champaign ha Picardi, pere a voa distrujet ha desolet dre ar bresel hac ar famin.

Institui a reas e cals a blaçou congregationou a verc'het, hanvet merc'het ar charite, pere ho devoa hac ho deus c'hoas ar seurci d'en em informi pelec'h e vez tud paour ha tud clàn, evit ho soulaji dre ar sicouron a fournis ar brovidanç

Etouez an oll afferiou-se ha cals a re-all, Vinçant na

golle morsa ar aonj eus a Zoue, hac a oa bepret quen humbl, ma voa avitan ur boau vras an oll enoriou a vije reutet dezan. Erfin leun a veritou e reutas he ene eürus da Zoue e Paris, er bloaz 1660, oajet a bemp bloaz ha pevar-uguent.

REFLEXION.

Admiromp an effejou eus ar brovidanç var ar sant-mâ, ha consideromp peguement en em bllj Doue oc'h huelaat ar re humbl ha carantezus. Vinçant a Baul, map da ul labourer paour, goude beza tremenet he guenta amser o tivoal al loenet, a zeu da veza respetet hac enoret gant ar roue hac ar brincet, ha da varitout ho fizianç dre he vertuziou.

Petra-hennac ma voa paour he-unan, cavet en deus ar voyen da soulaji gant larguentez ur bobl infinit. Ouspense diez ve compren an nombr bras a eneou en deus gounezet da Zoue.

He garantez vras eo e deus tennet varnezan quement a c'hraçou. Caromp hon nessa eveldan, ha Doue hor c'hargo ive eus he c'hraçou. Ar beanrieu a so memprou Jesus-Christ, piou-hennac ho c'haro, a vezo caret gant Doue.

---

*An uguentvet devez a viz Gouere.*

## SANTES MAC'HARIT,

### GUERC'HES HA MERZERES.

SANTES Mac'harit a voe ganet er guær a Antioch. Emedo c'hoas en he c'havel pa gollas he mam. He zad hanvet Edesius, unan a vinistret an idolou, he roas da ur vaguerea pehini a voa christenes, hep gouzout dezan. Ar vagueres-se a brofitas eus an occasion a bresante dezi ar brovidanç da savetei ar c'hrouadur. He instrui ervad a reas var an oll guirioneou eus ar feiz, hac evel ma e devoa ar vere hic dispositionou eürus hac un inclination vad, e profitas meurbet e scôl he maguerea devot.

Queutre ma e devoe avoale'h a ræson hac a squiant evit quemeret he resolution, n'eu em gontantas quet da c'hou-

len ha da receo ar vadiziant, mæs ouspen-se e reas veu a chastete, hac eus a neuse e lavare e-voa he oll desir merveł evit Jesus-Christ.

He zad ne zaleas quet da glevet quement-se, hac o veza gæt dezi dont d'ar guer, a lavaras en ur c'hondrons: Bet eo sacrifia d'an divinitéou, pe gortos da veza tretet evel un esclaves, ha d'am c'haout non pas evit tad, mæs evit tyrant. *E pe façon bennac e venn tretet*, eme ar santes, *e vezin ho merc'h ha bepret hoc'h enorin evel va zad, mæs hac e tleffen soufr an oll poaniou, e vezin bepret christenes, ha ne adorin birviquen nemet ar guir Doue.* He zad a reas neuse he lacaat etonez an esclaveset, en ur ordren he maga gant ar memes boed, ha rei dezi al labour poaniussa hep truez ebet. Ar santes a soufras tout gant ur patiantet hac ur joa pehini a douchas an oll nemet he zad. Lemel a reas digant-hi he babijou, hac e c'hassas var ar mæs gant ur c'hoz habit da zíouall al loenet. An habit paour hac uset-se a blije mui dezi evit an oll guiseamanchou caëra: en em blijout e ree en he c'hondition ha Doue o carga he ene innoçant eus he venedictionou douça, he frepare da gombajou rustoc'h ha da ur victor assuret.

O veza un devez gant he loenet var bord an hent bras, ar gouerneur Olibrius a dremenas dre eno, hac o remerqui an ær nobl anezi, he modesti hac he c'henet, e c'houlennas digant-hi he hano hac a belec'h a voa. He façon da respont en ravissas, hac evel ma tisclerias e voa christenes, e roas urz d'he c'hondui da Antioch.

Antrônôz o veza ordrenet he digaç dirazan, a lavaras dezi: *caer ho pe lavaret d'in ez oc'h christenez, esper am eus e tremeno ar sonj-se diouzoc'h. quistion so e fell d'in ober ho fortun, ho carga a enor hac a vadou.* --- *Autrou*, emezi, *ma fortun a so grææt aboue ma em eus an eur da veza christenes: ne zesiran mui netra nemet plijout da Zoue pehini a servijan, ha pelani epquen a verit hon komaij hac hon adoration.* -- *Ne d'é quet quistion aman*, eme ar gouerneur, *da zifen ho religion, quistion eo am eus dessin d'ho quemeret evit pried: ha ma ne recevit quet an offr a ran deoc'h, ne deus tourmant ebet da behini na dleit en em brepari.* — *Preparet oun da bep-tra*, a respontas ar santes, *hac esperanç am eus ne vezo biquen netra capabl da vralla va c'houraij: va oll fiziang a so e Doue da behini em eus goestlet ma virjinite, hac esperout a ran ne bermeto quet e venn trec het.*

Carantez Olibrius o veza chenjet e furor, e ordrenas ma vize dispennet he c'horf gant ivinou houarn. Ar goad a rede hac a verve var an douar: calonou an oll a voa touchet, ispicial pa velzont ar santes o sevel he daoulagat etrezec an cè, hep ober an distera clem. An tyrant soucset dre ne voa quet maro c'hoas, a ordrenas he douguen d'ar prison da vervel.

An droue speret a reas neuse he oll effort evit he zroubli hac he spounta, o clasq dre eno be c'holl. Raportet eo penaus e apparissas deza didan ar figur eus un dragon horribl prest d'he devori, mæs ar santes o veza græt sign ar groas, ar monstr-se eus an ifern a gonezas d'he zreat hac a zisparissas.

Doue he c'honsolas souden gonde, en ur ober apparissa ur sclerijen gaer ebars er prison. Un nombr bras a dud en em gouvertissas d'ar feiz o velet ar miraclou a ree Doue e faveur he servijeres fidel, mæs an tyrant obstinet a roas urz d'he dibenna. He maro precius a erruas er bloaz 175. He c'horf a voe enterret e Antioch; cals eus he relegou a so bet transportet e meur a blaç: guelet a reer darn anezo e Sant-Germen Paris, e ilis Andrelec-Fabours eus a Bruxeel, en ilis catbedral a Droa, hac e Abvil.

REFLEXION.

An droue speret ne ehane noz ha deiz o tenti ar gristenien, dre an avi bae an arraij en deus out-ho, abalamour ma z'int destinet da occupi en eê ar plaç en deus collet he-unan dre he orgouil. He finessaou hac he valiç a so bras, mæs he c'hallout a so bian. Santes Mac'harit e deus-en chasseet, en ur ober sign ar groas.

N'en em arretit quet da chelaou an droue-speret en amser an dentation, serrit prout d'or ho calon outan, ha ne noaso quet deoc'h e façon ebet. Mar continu an dentation, soujit en nuan-bennac eus ar gurioneou bras eus ar feiz, evel ar maro, ar barados, an ifern.

An droue speret a so heuvel ous ur c'hi stag, pehini a all harzal avoalc'h, mæs pehini na ell ober droue ebet, nemet d'ar re a ya imprudant avoalc'h evit tostaat outan.

*An unan-varn-uguent a viz Gouere.*

## SANTES PRAXED, GUERC'HES.

Santes Praxèd, squêr er guerc'heset eus he amser, ha c'hoar da santes Pudentiana, e voa merc'h da ur senateur romen. Adalec he iaouanctis bete fin he buez na devoe quen sonj na quen studi nemet d'en em santifia he-unan, ha da brocuri gloar Doue dre an exerciç eus an euvrou a viscricord quen spirituel, quen corporel

An impalaer Marc-Aurèl o veza en em lequeet da bersecuti ar gristenien, Praxèd e guse darn anezo en he zy, hac a iec meur a veich en deiz d'ar prisonniou evit caç d'ar re a voa bet arretet cals a draou a bere ho devoa diezez. Pa gave hiniennon nec het gant ar spount rac an tourmanchou, e lavare dezo *Sellit ous Doue pehini ho consider eus an eê hac a brepar deoc'h ur gurunen gaër.* Sourcius bras ez oa ive da sebelia ar re varo.

Ouspen-se bisita a ree ar re glàn, pansi ho gouliou, ho servija, hac a amser da amser e lavare dezo ur goms vad bennac. *Quemerit couraj, ma breur quæz; courajit, va c'hoar guæz; ret eo soufr evit Doue, hac evit gounit un eternite eurus: ar boan-se a dremeno, hac e chomo gueneoc'h ur gonsolation douç ha parfet.*

Ar santes-mà touchet ba mantret he c'halon en ur velet ar grueldet gant pehini e tourmanted ar gristenien, hac ho goad o redec a bep-tu, a reas erfin ar beden-mà: *O va Doue, ar mæstr souveren eus va buez, na bermetit quet ez vellen pelloc'h ho servijerien hac ho servijereset affljet, hac hoc'h Ilis persecutet: requeti a ran digueneoc'h ar c'hraç da vervel, mar d'ê ho polonte, mar d'eo ar guelia evit ho cloar hac evit va silvidiguez.* Doue a chelaouas he feden, oc'h he guervel nebeut amser gonde-se d'he varados, dre ur maro donç ha santel er bloaz 164.

### Reflexion.

N'hon eus quet breman merzerien da visita ha da servija, evel m'e devoa santes Praxèd; mæs cavont a roomp Jesus-Christ e personnaij ar beaurien hac ar re glàn quercouls a ma er c'have ar santes-mà er verzerien. Jesus-Christ

a so en eê evel en trôn eus he c'hloar; ema var an douar en he beaurien hac er re afilijet, ema er sacramant adorabl evit heza magadurez hon eneou, hac ema er beaurien evit heza maguet gueneomp.

*Eil reflexion.* Peguer contant e varv an nep en deus bevet mad! Peguen douç eo an heur diveza-se da nep en deus tremenet he vuez en exerciçou a zevotion hac a garantez! Ha c'houi a fell deoc'h n'ho pe quet aoun rac ar maro? Liquit evez ous ar pec'het, ha grit euvrou mad, hon euvrou mad epquen eo a vezo en deiz-se hor c'honsolation, hor pinvidiguez hac hor c'hurunen. Na estimomp eta morse e ve eürus ar vuez-mâ, nemet dre ma ell hor sicour da gaout ur maro eurus, ec'hus ur maro eürus e brocur un eürusdet parfet hac eternel.

---

*An eil-varn-uguent a viz Gouere.*

## SANTES MARI-MADALEN.

DEUT, pec'herien ha pec'hereset, d'en em gonvertissa, deut, penitautet, d'en em rejouissa, ha c'houi eneou just, deut de veuli Doue, ho velet conversion ar Vadalen, pehini eus a ur bec'heres vras e so deut da veza ur servijeres fidel da Jesus-Christ.

Mari-Madalen a voa guinidic e Vetani, tri-c'hart leo dious Jerusalem. O veza collet abred he zad hac he mam, e commanças da veva ervez he roll. He breur Lazar hac he c'hoar Martha, pere a voa devot bras ho daou, ne chanent oc'h he c'helen, mæs sonden e squisas ous ho c'hlevet, hac evit gallout heva mui en he liberte, e teuas d'ho c'huitât : neuse en em roas oll d'ar hed, d'ar vaniteou ha d'ar plijadurezou, eu hevelep-fæçon ma teuas da veza ur goall exempl dre ar c'harter.

Raportet voe dezi penaus ur profet bras (pehini oa Salver ar bed) a reccals a viraclon, hac e prezegue e Betsaid tost d'he c'hær : mont a reas d'he glevet ha d'he velet. Querquent a ma er c'hlevas, ar c'hraç, o sclerrant he speret, a douchas he c'halon, hac a inspiras dezi var an heur quement a c'hlac'har hac a horror eus he fec'hejou, na zifferas quet ur moment he finijen.

Hor Salver o veza bet conviet de leina e ty Simon ar fa-

risien, Mari-Madalen en em rentas eno, hac hep soucia eus ar pez a lavarse ar bed, en em strincas dirac an oll charz treit Jesus-Christ, hac ho guelc'has gant he daelou. Neuse e veritas clevet gantan ar c'homsou carantezus-mâ: *It, va merc'h, ho feiz leun a fiziang e deus ho saveteet: hoc'h oll pec'hejou a so pardonet deoc'h.*

Ar benitantes santel, goude ur faveur quer bras, ne vancas occasion ebet da rei d'he Salver adorabl mercou eus ha respet, eus he c'harantez hac eus he anaoudeguez vad, hac he heulia a ree casi e peb-lec'h, evit gallout profita eus ha instructionou divin.

Disquez a reas ispicial he c'harantez en andret Jesus-Christ epad he basson ha var menez Calvar, en amser ma teuas he zisquibien memes d'he abandoni. Pa voe crucifiet, emedo charz troad ar groas, hac e devoe eno ar gouraij hac an eur da gontemplı he mæstr divin o vervel. Raportet eo penans e tastumas gant cals a respet un nebeut eus an donar a velas trempet gant goad hor Salver, hac en lequeas en ur vured pehini a gonserver c'hoas hirio, evel un tensor ar preciussa, e ilis sant Maxim e Provanç.

Ar Iusevien, goude beza lequeet Salver ar bed d'ar maro, a hersecutas ar gristenien, ha laqnaat a resont Mari-Madalen, he breur Lazar hac he c'hoar Martha en ur vag heb goël na reon ebet, en intention ma vizent beuzet er mor, mæs dre un effet eus ar brovidanç divin e tigouezont e *Marseill*, e pelec'h e teuzont da c'hounit un nombr bras a eneon da Zoue dre ho instructionou ha dre ho miraclou.

Mari-Madalen evit en em rei oll d'ar gontemplation en em dennas en desert. O veza cavet ur c'havern e creiz ur menez huel, eiz leo dious Marseill, e choasas he demeuranç eno, hac e cunduas ur vuez oll celestiel epad tregont vloaz, oc'h en em antreteni noz-dez gant Doue. He finijen a voa bras meurbet, ne devoa quen guela nemet ar garree, na quen magadurez nemet al lousou pa ar grizıou a gresque eu dro d'he c'havern : eno e vouelas bemdez he fec'hejou, peguement bennac ma oant dija pardonet dezi gant J.-C. he-unan. Erfin ez eas da receo en eê ar recompans destinet d'ha c'harantez ardant ha d'he finijen admirabl.

REFLEXION

Conversion ar Vadalen a so prount ha courajus, diou goudition necesser evit ur guir gonversion. Querquent a ma

teuas da ober reflexion var an deurz ens he huez, ha da anaout an ezom e devoa d'en em gonvertissa, ne zaleas quet ur moment da heuha an touich hac ar mouvamant eus ar c'hraç.

Mar daleit e zez-da-zez d'en em gonvertissa da Zoue, ez eus danjer n'er greot biquen. Mar d'eo mad en em gonvertissa varc'hoaz, perac non pas hirio? Ha c'houi so sur da velet an devez varc'hoaz? Ha c'houi ho pezo varc'hoaz ar c'hraç hoc'h eus hirio? Ha c'houi vezo dignoc'h da receo graçou-all en amser da zont, gonde beza disprijet ar c'hraç presant? Doue a bromet ar pardon d'an nep a zeui d'en em gonvertissa, mæs n'en deus quet prometet da zen amser un devez epquen evit he ober.

Conversion ar Vadalen a so bet non pas epquen pront, mæs ouspen courajus : trec'het e deus an oll difficulteou, hep ober man ebet eus a guement a alse lavaret ar bed, ne devoa quet mez evit chenj buez, hoguen he oll mez hac he oll foan a oa da veza bet pec'heres.

Imitomp he c'houraij, labouromp gant ar sicour eus ar c'hraç da drec'hi an difficulteou a guevomp en hent eus hor silvidiguez : mar deus poan er gommançamant, an difficulteou-se a zisparisso souden, ha neuse e cavimp pep-tra æz ha facil. Na sourciamp quet eus ar pez a ouffe lavaret ar bed, sonjomp quent er joa, er gontantamant a ra conversion ur pec'her pe ur hec'heres da Zoue, d'ar sent ha d'an Ælez.

A guir eo eta, o va Doue, e c'hell ur pec'her eveldon contribui en ur fæçon hennae da satisfactionou un Doue? Ma oblij a rit da gridi ur virionez quer consolant; ha seulvui ez onn carguet a grimou, seul-vui ems oun e stat da ober deoc'h santout ar blijadur a ro deoc'h conversion ar pec'her. Quement-se memes, o va Doue, eo a douich va c'halon : abalamour ma hoc'h eus aoun d'am c'holl, eo em eus aonn d'hoc'h offansi : ar gontantamant ho pezo d'am guelet convertisset eo a zeu da ravissa va c'halon ha d'am zenna davedoc'h : re eo contestr ouzoc'h ur satisfaction pehini e deus coustet quement deoc'h, hac a so quen avantajus d'in : santit eta, o va Doue, an donçder hac ar joa da velet ur galon humiliet pehini a zeu da implori ho madelez, hac a zesir beza pelloc'h sacrifiet d'ho servij ha d'ho carantez.

*An trede-varn-uguent a viz Gouere.*

## S. APOLLINÆR, ESCOP HA MERZER.

SANT Apollinær, goude heza bet unan a zisquibien hor Salver, a accompaignas sant Pêr e Antioch hac e Rôm, e pelec'h e labouras gant ur zêl quen ardant evit silvidiguez an eneou, ma er c'hassas an abostol santel-se da Raveen e qualite a escop evit prezeg an Aviel d'ar bobl pehini a voa c'hoas payen.

Evel ma teue dre voyen he instructionou santel cals anezo da renonç d'ho superstitionou, ministret an doueou fans a guemeras quement a goler outan, ma er goaldretsont a daultou mæin : quement-se ne viras quet na gontinnas he labouron apostoliq. Un autrou eus a guær, hanvet Boniface, pehini a voa mud, en em recommandas dezan oc'h en em strinea d'he dreit. Ar sant a roas dezan ar prezeg, en ur invoqui varnezan an hano a Jesus-Christ. Un nombr bras eus ar bobl, en ur velet ar mirael-mà, o veza deut da renonç d'ho doueou faus evit cridi e Jesus-Christ, ministret an idolou en em revoltas adarre ous an escop santel hac er chassets er mæs a guær. Neuse e chomas ur maread-amser en ur c'havern e pelec'h ne ehane oc'h instrui ha creaat er feiz ar gristenien a zeue d'he gavout, hac e vadezas un nombr bras a re all. Goude-se ez eas da hrezec er c'harter a Emilu, e pelec'h e reas ive cals a frouez.

Ar gristenien a Raveen o veza he bedet da zistrei, ne zaleas quet d'en em renta, hac e continnas he fouctionou santel gant ar memes ferveur. Un digentil payen hanvet Rufin, glac'haret bras dre ma vele he verc'h o vervel, a bedas an den Doue da zont d'he guelet *Prest oun da vont*, emezan, *mæs prometit d'in penaus, mar deu Jesus-Christ da renta deoc'h ho merc'h, ne virot quet out-hi da heulia he Salver. — M'er promet deoc'h*, emezan, *hac ouspen e prometan e adorin ar memes Doue pehini a adorit*. Ar sant, goude beza græt he bedeu, a lavaras gant ur vouez huel *En hano a Jesus-Christ savit, va merc'h, ha rentit grac da Zoue*. Er memes instant e savas, hac e lavaras gant ur vouez cre ha distinct *Ar guir Doue eo Doue ar gristenien*. Ar miracl a gonvertissas an tad hac ar verc'h, hac un nombr

bras a re all. Ar prefet eus ar guær, pehini a voa ur payen aheurtet, o velet a oa disprijet he zoueou, gonde beza græt tourmanti ar sant var ar chevalet, er c'hondaounas d'an exil; mæa ar pastor santel, pehini n'eu devoa quen desir nemet da scuilla he voad evit gloar Doue, ha da brocuri silvidiguez he bobl, a chommas da sicour ha da gonsoli ar gristenien. Arretet e voe erfin gant tud barbar pere en tretas gant quement a grueldet, ma er c'hredzont maro. Ar gristenien o veza be gavet en ur stat quen truezus, hac o velet en devoa c'hoas ur rest a vuez, en dongas en un ty e pelec'h ne chanas oc'h ho exhorti da guemeret couraj ha da herseveri er feiz en despet d'an oll persecutionou. Mervel a eure ur bloaa ha pevar-uguent goude donediguez hor Salver.

## REFLEXION.

Sant Apollinær en deus anduret ur verzerinti continuel epad nao bloas varn-uguent m az ê bet escop. Græt en deus miraclou bras hac admirabl, mæa he berseveranç en he souffrançon a so c'hoas admiraploc'h. Eurussoc'h ez eo bet da veza anduret cals a boaniou evit Jesus-Christ, evit da veza græt en be hano cals a viraclou. Ne d'ê quet he viraclou, mæa he soufrançou eo, ho deus procuret dezan ar gloar a beluni e jouiss hremà en eê. Doue a ro an donæson a viraclou d'he sænt, mæs evit servijout d'ar re all eo, elec'h ma servij ar souffrançou evit profit hac avantaj an nep ho andur. Concevomp eta un istim vras evit ar soufrançou, p'az int mercon assuroc'h eus ar santelez, evit ne d'ê ar miraclon memes.

Ar sant-mâ en deus perseveret er soufrancon, oc'h anduri ur verzerinti continuel epad nao bloas varn-uguent. Tud so hac a soufi gant patiantet ur maread-amser, mæs erfin e squizont hac e collont couraj; couscoude evit beza commancet mad, ma na berseveromp, ne vezimp quet curunet. En em adressomp eta da Zoue en bor soufrançon, eu hon afflictionou, en bor poaniou quen a speret, quen a gorf, goulennomp digantan ar c'hrac eus a berseverane, pehini a so un donæson eus he vadelez.

Done a hermet alies e vez certen eneou mad poaniet bae affliget epad bo huez; martese ez oc'h-hu eus an nombr eûrus-se en em offrit da Zoue evit soufr quement a hoan hac a blijo gantan, ba quen a ma blijo gantan.

*Ar bevare varn-uguent devez a viz Gouere.*

## SANTES CHRISTINA,

### GUERC'HES HA MERZERES.

TRIOMF ar santes-mâ a so seul admiraploc'h, ma e deus, d'an oad a zaouzec vloas pe var-dro, anduret evit Jesus-Christ ar c'hruela tourmanchou, dre urz he zad propr.

Christina a voa guinidic eus a Doscan, ha merc'h d'ar gonerneur eus a guær a Dyr, pehini a berseente ar gristenien, hac a rec ho c'hlasq evit ho zourmanti gant ur grueldet estranj.

Ar verc'h-mâ pehini a vele casi bemdez digaç meur a gristen dirag he zad evit beza interrojet, soneset o clevet an traou caër a lavarent, ha ravisset o velet ho modesti vras, ho c'houraj hac ar joa a zisqueent en ur vont d'ar maro, en em santas inspiret d'en em renta christenes; hac ur brovidanc divin a roas dezi ar voyen da veza instruet var ar misteriou eus ar feiz ha da receo ar badiziant. Quement-se a voe græt secretamant, mæs ar santes en em zisclerias souden, en ur derri an idolou pe an doueou faus a vire he zad en he dy.

Pa velas he zad he idolou torret, e tiseredas varnezi; he guervel a eure, hac he lavaras dezi: *Ha possibl e va ho pe-hu commetet an drouc eus a behini hoc'h accuser? Ha possibl eo e ve c'hoas ho pe bruzunet hon doueou?* Ar santes a respontas: *Ha possibl eo, va zad quez, adori ar seurt doueou, pere n'ho deus na gallout na vertu?* Ne lesas quet anezi da goms davantaj; quemeret a reas ur goler quer bras out-hi, ma reas he scourjea gant ur grueldet barbar. Anduri a eure an tourmant-se hep en em glem, hac en ur drugarecât Done eus ar graç a ree dezi da soufr evit he c'hloar. He zad n'en em gontantas quet, ordren a reas ha c'haç d'ar prisou, en ur lavaret dezi: *Chenj pe vervel a ri.* Neuse e lavaras hi gant ur gouraj dreist he oad: *Grit d'in, va zad, quement hac a blijo gueneoc'h; lemel a illit diguen' va buez, mæs netra ne allo ober d'in coll ar feiz Jesus-Christ va Salver divin, digant pehini e esperan receo an nerz da soufr tourmanchou c'hoas brassoc'h.*

An tad dinatur-se a reas he staga ous ur rod pehini a droc a-us un tân bras alumet evit he devi. Ar supliç a voa terribl, mæs Doue he freservas a zrouc. He zad, alec'h en em gonvertissa o velet ar miracl-mâ pehini a gonvertissas un nombr bras a re all, en em obstinas muioc'h-mui, hac a ordrenas dre he furor staga ur mæn pouner ous he gouzong, hac he strinca en ul laguen doun. An urz a voe exeeutet, mæs an Autrou Doue pehini en devoa deja he freservet eus a nerz an tân, a roas dezi c'hoas ar c'hraç da sortial leun a vuez eus a greis an dour. He zad o velet ne allet quet dônet a-benn anezi, a zeuas evel arrajet, hac antrônôz e voe cavet maro en he vele.

Dont a eure ur gonerneur-all d'ar guær a Dyr, pehini o veza ivez ur payen superstitius ha cruel, a gontinnas da bersecuti ar gristenien, hac ispicial Christina pehini e devoa quement a vrud. Rei a reas urz d'he amarra ous ur vezen, en ur ordren d'ar vourrevien leusquel teunou hir varnezi, quen na zeuze da vervel. En tourmant-se e rentas ar santes he speret eürus d'he C'hrouer, hac ez eas da receo ar recompanç eus ha victoriou.

REFLEXION.

Santes Christina a so bet persecutet gant an tyrantet, persecutet ê het gant he zad propr, persecutet eo bet hete ar maro. *Eürus*, eme Jesus-Christ, *ar re a soufr persecution evit ar justiç, abalamour ma apparchant out-ho rouantelez an eê. Eürus e viot*, emezan, *pa zeui an dud d'ho carga injuriou, pa zeuint d'ho persecuti, pa zeuint da lavaret e faus pep seurt* drouc *ac'hanoc'h: en em rejouissit neuse ha bezet joa gueneoc'h, abalamour d'ar recompanç vras a so reservet evidoc'h en eê.*

Netra na ell consoli davantaij guir servijerien ha servijereset an Autrou Doue, eguet an afflictionou, ar souffrançou hac ar berseeutionou a anduront er bed-mâ, quen abalamour d'an hêveledigaez ha d'ar gonformite parfetoc'h ho deus neuse gant Jesus-Christ, quen abalamour d'ar recompanç caer preparet gant Doue evit-ho.

*Ar bempet varn-uguent devez a viz Gouere.*

## SANT JACQUES, ABOSTOL.

AR sant eus a behini e celebromp hirio ar gouel a so hanvet Jacques ar Major, abalamour ma voe galvet d an abostolaij abars an abostol all sant Jacques, pehini evit ar memes rason a so hanvet Jacques ar Minor, pe Iacob, a behini e rer ar gouel da gala Mae.

Sant Jacques ar Major a voa map da Zebadee ha da Salome, ha breur da sant Ian Evangelist.

Querquent a ma commanças Salver ar bed da brezeg ha da instrui ar bobl, ar sant-mâ a voa unan eus ar re sourcinssa da vout d he glevat, evit profita eus he instructionou divin.

Jesus-Christ o tremen un devez e-bion laguen Genesaret, a remercas Jacques ha Ian he vreur oc'h oza ho rouejou en ho bag. Ho guervel a reas da zont d'he heul· oheissa a rezont ha quitât a rezont, hep deliberi ur moment, ho rouejou, ho bag hac ho c'herent.

An daou vreur-mâ ha sant Pêr a so bet an tri abostol evit pere en deus bet Jesus-Christ epad he vuez mortel ur garantez hac un deneredigucz special an daou vreur-mâ abalamour d ho guerc hdet pehini ho deus conservet bepret, ha sant Pèr abalamour d he garantez ardant evit he væstr divin.

Nebeut a viraclou a ree hor Salver, na felle dezan e vize test anezo an tri abostol-mâ. Ho choas a reas evit rei dezo ar gonsolation da velet he c'hloar, en he drausfiguration var menez Tabor, e pehini e apparissas dezo brillantoc'h evit an heol· ho c hemeret a reas ivez ho zri evit he accompagni, pa z esa da oher oræson er jardin Olivet nebeut amser abars he bassion.

Salome, mam da sant Jacques ha da sant Ian, oc'h anaout ar vadelez special en devoa Jesus-Christ evit he daou vap, a requetas digantanar c hraç ma teuzient ho daou da asea en he rouantelez, unan en he gostez deou, hac eguile en ha gostez clei. Quement-se a reas occasion d'hor Salver da ober ar guentel admirabl eus an humilite evel ar fonnt eus ar goir merit, en ur lavaret dezo penaus mar

desirent beza ar re guenta en he rouantelez, a voa ret dezo en em renta ar re viaus hac bumpla eus an oll, hac eva he galiç, da ouzout é, soufr cals poanion hac afflictionou er bed-mâ.

Goude an disquen eus ar Speret Santel var an ebestel, sant Jacques a gassas ar c'henta ar sclerijen eus ar feiz e rouantelez Spaign. Goude-se e tistroas da Jerusalem, en pelec'h e labouras ive gant cals a fatig.

Ar Iudevien ingrat, dallet hac obstinet, evit miret na deuse ar bobl da gridi en Jesus-Christ, gant aoun na dremenzent evit meuntrerien un Doue, evel ma voant en effet, a c'honneas daou vagician bras, pere a brometas lacaat dre ho sorcerezou an abostol santel da golli ar reputation vad en devoa e speret ar bobl. Mæs ar c'hontrol a c'hoarveas, rac ar magicianet en em gouvertissas pa velzont peguen sempl oa ho sorcerezou e scoaz miraclou an den Doue.

Erfin Herodes, roue a Judee, map-bian da Herodes pehini en devoa græt mervel an innoçantet, ha niz da Herodes pehini a lacaas sant Ian-Badezour d'ar maro, a gondaounas sant Jacques da veza dibeunet, pevar bloas ha daou-uguent goude donediguez hor Salver.

He relegou a voe transportet er bloas 816 d'ar guær a Gompostell en Spagn, da belec'h ez a en pelerinaj tud eus a bep parti eus ar bed christen.

Ne ouffer quet nombri ar graçou special en deus recevet rouantelez Spaign dre intercession ar sant bras-mâ. Anaout a reont bo dens dezan an obligation eus a gals a victoriou caer gounezet var ennemiet ar religion : ha hepret ho deus recours d'he brotection en oll afflictionou ha necessiteou publiq.

REFLEXION.

Sant Jacques, evit oll recompanç eus ar boan hac ar fatig a guemere evit convertissa he vro, ne recevas nemet ar maro digant ar bobl ingrat-se. Ar sant n'en em glema quet eus ho ingratteri : dre garantez evit Doue eo en devoa græt quement mad en devoa græt evit-ho, ha digant Doue a espere he oll recompanç. An dud a so aliea ingrat ; mar desirit eta caout ur recompanç bennac evit ar mad a rit dezo, grit-en dre raport da Zoue, dre garantez evit Doue. Ne goller netra gant Doue : recompansi a ra hepret gant liberalite, hac en tu-all d'ar pez a ellomp da esperont.

*Eil reflexion.* Jesus-Christ e gac sant Jacques var menez Thabor evit disquez dezan he c'hloar, mæs he gaç e ra ive var menez Olivet evit he renta test eus he anquen hac eus he agoni. Ar gonsolationon mames spirituel ne ouffent quet heza continn epad ar vuez-mâ : ne guêver nemet en eê ar peoc'h constant hac ar joa harfet-se.

An eneou devota e so nec'het avizion gant ar chenjamant affujant e fervenr hac a sec'hor a santont en ho c'halon ; avizion e vent enflammet oll gant ar gerantez divin, neuse netra da goust dezo, hac e redont gant joa en hent eus e c'hourc'hemennon Doue ; avizion en em santont ien, ne guevont gout ebet en ho fedennon, ha ne reont nemet dré hoan en oll mad e reont ; mæs ne dleont quet evit quemaut-se sonjal e vent nebeutoc'h agreabl da Zoue.

Carantez Done var an douar eu em vag a groasion hac a soufrançon. Ne higner var menez Thabor, nemet evit pignat ive var menez Calvar. Var an Thabor e tânver an douçder eus a c'hloar an Autron Doue ; var ar C'halvar e recever ar fronez eus a hassion hs maro Jesus-Christ.

---

*Ar c'huec'hvet varn-uguent devez a viz Gouere.*

## SANTES ANNA

AN Ilis en he offç a lavar deomp penaus en deus græt Doue ur c'hraç quer bras da santes Anna, ma e deus meritet beza mam d'ar vam beniguet eus he Vap uniq. Mer d'eo quen glorius evit an Itron Varia caout ur map pehini a so Doue, ha ne d'è quet glorius meurhet evit santes Anna caout ur verc'h pehini a so mam da Zone ? Hac evel ne d'è quet possibl de aperet an den compren an excellanç ena ar Verc'hes sacr, e quement a ma e deus ur map hac e so Doue ; ne ouffemp quet ive conceo parfetamant an excellanç a santes Anna, e quement ha ma e deus ur verc'h hac a so mam de Zone. Ar galite-mâ epquen a so dreist an oll meuleudion a ouffemp rei dezi.

Santes Anna e voa goinidic eus a Vethleem. Remerquet e voe enni a vianic ur furnez, ur vodesti hac un devotion quer bras, ma velzeur ervad penaus e devoa recevet eus an eê graçou special ha privilejiet. He hrassa joa a voa

beza retiret, an darn-vuia eus he amser a dremeue en oræson, hac he oll studi oa da blijout da Zoue. He c'herent oc'h he guelet en oad, e demezas da Joacin ar santela den a voa eu amser-se.

Joacin var ar menez, eme saut Epifaan, a offre sancess he oræson hac he veuou da Zoue evit hidi da zigaç ar Messu, ha da hasta ar redamtion a Israël; hac Anna retiret en he zy, a ree da Zoue ur saerifiç continuel anezi he-unan e ferveur eus he oræson. Ne sortie nemeur, mæs quel hes ma er gree, ez oa un exempl edifiant evit quement hini he guele. He modesti, he c'honversation, an ær memes anezi a ree da bep unan admira he vertu, hac a inspire un respet bras evit-hi.

Goude heza bet pell-bras hep caout crouadur ebet, hac o veza memes deja oajet, a veritas dre he fidelite da Zoue, dre an ardeur eus he c'harantez, ha dre an excellanç eus he vertuziou caout an eur da lacât er bed ar grouadurez santel destinet a bep eternite evit beza mam da Redamtenr ar hed oll. Mar anavezer ur vezen dious ar frouez a zong, pehes santelez na dlie quet caout santes Anna evit douguen ar frouez-se a venediction, hac evit rei d'ar bed ur sonroen quen caer a c'hraçou?

Santes Anna en em applicas gant cals a sourci da viret ha da gonservi an tensor precius e devoa bet eus an eê; ha guelet a reas souden e voa he merc'h curus instruet gant Done memes: bemdez e admire mui-oc'h-mui an dispositionou caër ens he c'halon vras ha furmet evit an hnela santelez. Ne alle quet mancout da garet ha da cherissa ur verc'h quer parfet ha quer santel, mæs peguen tener bennac ma voa he c'harantez evit-hi, evel ma e devoa he goeatlet da Zoue abars memes ma voa ganet, ne vancas quet, evit accomplissa he ven, da vont d'he offri ha d'he c'honsseri da Zoue en templ a Jerusalem, pa voe deut d'an oad a dri bloas: eno e chomas ar Verc'hes saer etouez ar guerc'heset destinet evit ober ebars an templ ar servij a zeree out-ho. Ar separation-se dious ur verc'h uniq, quer parfet ha quen caret, a voa rust evit santes Anna: ar pes he c'housole oa dre ma roe dre eno da Zoue ur merq caër eus he anaoudeguez-vad evit ar faveur special en devoa accordet dezi.

He buez ne voe mui goude-se nemet un oræson continuel: he c'halou anflammet gant ar garantez divin: ne

zezire

zezire mui-quen tra nemet en em unissa gant Doue, objet uniq eus he oll desiron.

Erfin gonde beza bet ar gonsolation epad unnec vloas da velet he merc'h santel, seul ma cresque en oad, o crisqui ivez e furnez, e vertu hac e pep seurt perfectionou, e rentas he ene euras d'he C'hrouer, oajet e neontec vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

En em rejonissomp, ha quemeromp lod er joa, er gloar hac en cürusdet a santes Anne, pehini a ell lavaret gant guirionez : an oll bobl hete fin ar hed e zeui d'am estimout ha d'am discleria cürus da veza roet d'an Tad eternel ur verc'h, d'ar Map ur vam, d'ar Speret Glàn ur pried, d'an Ælez ur ronanes, d'ar bec'herien un advocades, d'an oll dud ur vam douç ha mad. Enoromp hac invocomp en hon oll necessiteou ur santes quer puissant en cê, pehini e deus ur gallout bras dirag an Itron Varia, he merc'h cürus, evel he merc'h e deus ur gallout bras dirag JESUS, he map adorabl.

*Eil reflexion.* Enorabl ha glorius eo evit santes Anna beza mam d'an Itron Varia, ha glorussoc'h ez ê c'hoas evit-hi beza meritet ar faveur hac ar c'hraç special-se dre ar santelez eus he buez, dre ar ferveur eus he oræsonou, ha dre an excellanç eus he vertuziou. Ma vemp fidel da ober un usaj mad eus ar graçou a recevomp, peguement a faveuriou na recevemp-ni quet digant Doue ? Peguer parfet, peguer santel ne vemp-ni quet e her amser ?

*Trede reflexion.* Santes Anna dre anaoudeguez vad evit ar c'hrac caër e devoa recevet eus an cê, a offras de Zoue ebars an templ ar verc'h cürus en devoa roet dezi. Bezomp sonreius da drugarecât Doue eus ar faveuriou a recevomp digantan ; en em servijomp anezo evit he enori hac evit he c'hlorifia, hac e velimp dre experianç penaus trugarecât Doue eus ur c'hraç, eo meritout un all brassoc'h digant he vadelez.

*Ar seisvet varn-uguent devez a viz Gouere.*

## SANT PANTALEON, MERZER.

PANTALEON a voa payen ha medecin eus ar guær a Nicomedii. Dre chanç, pe evit lavaret guell, dre ur c'hraç special eus ar brovidanç divin, e reas anaondeguez gant ur belec santel hanvet Hermòlaus. Ar helec-se o velet en devoa ur speret hac un inclination vad, a explicas dezan quer sclær ar guirioneou eus ar religion gristen, ma voe touchet he galon, ha ma c'houlennas beza badezet.

Querquent a m'en devoa recevet ar vadiziant, leun a joa d'en em velet christen, en devoe un hast bras da renta he dad participant eus he eurusdet. Coms a reas outan, represanti a reas dezan peguer væn e oa ar superstitionou payen, he gomsou a reas evit guir impression var he speret, mæs evit he gonvertissa e voe ret ur miracl. Oher a eure unan caër dirazan, o renta ar guelet da un den dall en ur invoqui varnezan an hano a Jesus-Christ: ur miracl quer bras ha quer sclær er c'honvertissas. Ar sant a labouras goude-se evit conversion cals a re all, hac en devoe ar gonsolation d'ho guelet o renonç d'ho superstitionou ha d'ho doueou faus evit adori ar guir Doue.

Ar brud anezan o veza eet betec an impalaër pehini a voa ur persecuteur bras eus ar ghristenien, an tyrant-se, gonde beza græt he glasc, a ordrenas dezan adori he zoneou. Respont a eure gant ur c'houraij christen: *Ma frinç, permettit ma prouvin deoc'h penaus an doueou a adorer en ho rouantelez, n'ho deus gallout ebet: goût a reomp p'eur ez int bet ganet, anaout a reomp memes ar goall inclinationou ho deus bet en ho amser: impiete ha follentez an dud eo en deus græt doueou eus anezo; hac evit rei deoc'h da velet, prinç bras, ne deus a vir Doue nemet an Doue a ador ar ghristenien, pehini a so ar mæstr souveren eus ar vuez hac eus ar maro, eus ar iec'het hac eus ar c'hlénvet, grit douguen aman un den clan abandonet gant ar vedicinet: grit pidi ho toueou da rei dezan ar iec'het; guelet a reot hac int-hi ho devezo gallout avoalc'h evit he renta pare; evidon-me, ma a bedo va Salver adorabl,*

*hac em eus ur fizianç ferm n'am bezo quet quent'prononcet he hano santel var an hini clan, na vezo pare.* Ar pez en devoa lavaret a voe græt. Donguet e voe an creiz an assambl un den paralitiq, seyzet a hell amser. Caer ho devoe ministret ar boyanet pidi ho doueon, an den clàn a voa bepret paralitiq. An sant gouda beza græt he beden da Zoue, en ur ober sign ar groas var ar paralitiq dirag an oll dud assamblet, a gommandas dezan en hano a Jesus-Christ sevel, hac en instant a savas.

Ar miracl-se a gonvertissas an darn-vuia eus an dud present; mæs an impalaër obstinet bepret, ha poulset gant ministret an doneon, a gondaonnas Pantaleon da veza dibennet. Ha verzerinti a erruas er bloaz 305.

An impalaër Charlemaign a reas transporti he relegou e Franç: he benn a gonserver a Lyon, hac ar rest eus he relegou e Sant-Denis.

REFLEXION.

Peguen eurus é an nep a vouar profita eus an occasionon hac eus ar momet precius menajet ha disposet gant Doue evit ha silvidiguez! Important eo profita eus an occasionou-se, a pere an Tad a viscricord a zeu da squilla an tensor eus he c'hraçou var ar pec'her. Petra va breman ar medecin payen-se Pantaleon, mar en devize manquet da brofita eus ar pez a glevas gant ar belec santel Hermolaüs? Allas! beza e ve ur repronvet, eguis quement a dud maleurus, pere ho deus manquet da brofita eus an occasionou favorabl a gavent da sortial eus ho disurz dre an hent eus ar binijen! O peguen important eo baulia hep dala an inspirationou mad hac an touch eus ar c'hraç a santer en ha ene o clevout ur sermon, ul lectur devot, pe ur goms vad memes! Maleurus an nep a zeu neuse da veza bouzard ous ar voez interieur a Zoue hac eus he gonsianç: rac he galon a zen d'an em galedi: hac ac'hano e c'hoarvez ma deus quement a bec'herien, quement a dud libertin, insansibl d'ar c'holl eus ho ene. Profitomp eus an oll occasionon a silvidiguez; rac tremen a reont, ha ne zeuont mui en dro.

*An eizvet varn-uguent devez a viz Gouere.*

## S. NAZER HA S. CELS, MERZERIEN.

SANT Nazer a voa guinidic eus an Itah. Santes Perpetua he vam en instruas hac en elevas en ur fæçon quer santel, ma tenas da veza ur c'hristen devot ha fervant. An desir ardant en devoa da brocuri silvidiguez an infidelet a reas dezan quitaat he guarent hac he gartier, evit dont en Bro-Gall, en pelec'h e voa en amser-se cals a bayanet. En em servija a reas eus a bep seurt moyen evit gonnit eneon da Zoue: prest ez oa memes d'en em renta mevel evit converissa ur payen epquen. Tremen a enre dre veur a guær en pere a reas conversionou admirabl. Unan eus ar re admirapla a voe conversion un den iaouanc hanvet Cels, pehini a voe a-neuse he gompaignon fidel en he oll vesjon. Labourat a rezont ho daon assambles, hac e tenzont dre ho instructionou, dre an exempl eus ho buez santel, dre ho fatiantet o soufr an injuriou, ha dre ho miraclou, da grisqui cals an nombr eus ar ghristenien.

Monet a rezont erfin d'ar guær a Vilan e pelec'h e voent arretet ho daon gant ar barner, pehini en devoa urz abers an impalaër da bersecuti ar gristenien ha d'ho lacat d'ar maro. Ar barner-se o veza ho c'hondaounet da veza dibennet, ne ouffer quet lavaret pebes joa ho devoe, pa voe discleriet dezo ho setanç. Sant Nazer en ur vriata he gompaignon, a lavaras dezan: *Pebes eurvad evidomp-ni en deffe prijet Jesus-Christ rei deomp ar c'hrap da receo hirio ar gurunen a verzerinti.* Sant Cels a lavaras ive gant ur joa vras: *Deomp da rei hor goad evit an hini da behini ez oump dleourien eus hor buez hac eus hor silvidiguez.* Mont a rezont neuse contant bras d'an dachen e pelec'h e voent dibennet.

Ar ghristenien a enterras secretamant ho c'horfou. Sant Ambroaz, tost da dri c'hant vloas goude-se, a reas transporti ho relegou en ilis caër en devoa græt sevel, hac e roas darn euezo d'ar guær Ambrûn, e pelec'h ho mirer gant cals a respet.

REFLEXION.

Nazer ha Cels ue voant nemet daou zen iaouanc, mæs leun a garantez Doue. Un desir ardant ho devoa da c'hlorifia Doue ha da brocuri silvidiguez ho nessa, ha græt ho deus an eil hac eguile. Petra vir ouzoc'h-hu na initac'h en un dra hennac an daou saut-mâ? Mar d'oc'h desquet caër, mar gouzouc'h leun, elec'h coll amser o parlant a draou inutil, na ellet-hu quet en em lacat da ober ul lectur vad, pehini a ve profitabl deoc'h ha d'ar gompaignunez? N'ellet-hu quet c'hoas disqui ho c'hatechis d'ar vugale? Peguement anezo ne ouzont netra, siouaz! hac a vev casi evel payanet, en un ignoranç vras eus ar pes a aparchant ous ho silvidiguez dre ho neglijanç da zont d'ar c'hatechis, pe dre fant ho c'herent hac ho mistri cruel, pere n'ho lezont quet da zont? Pebes carantez eo instrui ar vugale baour-se? Pebes merit evit an nep er gra!

Ma ne ouffac'h quet lenn, e illit cousgoude contribui en ur fæçon bennac da silvidiguez ho nessa. Mar gouzoc'h ur c'hantic spirituel, ur verz hennac, e illit he c'hana hac he disqui d'ar re all; pa ho pe compreuet un dra hennac a vad en ur sermon pe lec'h-all, e illit he lavaret d'ar re n'ho deus-en quen clevet, da viana e illit coms a Zoue, pe a draou mad en antretien hac er gonversation. An nep en deus carantez Doue en he galon, a gav en eil fæçon pe en êben ar voyen da ober ar mad

---

*An navet varn-uguent devez a viz Gouere.*

SANTES MARTHA, GUERC'HES.

SANTES Martha, c'hoar da Vari-Madalen ha da Lazar, guinidic a Vethani tost da Jerusalem, a voa ur verc'h fur ha parfet, ha respetet e Jerusalem hac e Bethani, abalamour d'ha vertu. Gant dispositionou quer caer e teuas souden da anaout Jesus-Christ evit ar Messi. Querquent ha ma clevas he zoctrin celestiel, e voe touchet ha ravisset he c'halon: ur sourci hac ur pres bras e devoa da assista en he instructionou, hac e pratique gant fidelite he guenhou santel. Ar meuleudi a ree hor Salver eus

ar virjinite, a reas dezi quemeret ar resolution da renonç d'ar bed, ha da veva retiret.

He breur Lazar o veza unan eus a zisquibien hor Salver, hac he c'hoar Mari-Madaleu o veza distroet ous Doue dre ur gouversion parfet, ho zy a voa evel ur gouent: pep tra a voa en urs ha reglet mad: ar bedeu, al lectur spirituel, al labour hac an euvrou a garantez a occupe ho oll amser.

Map Doue o tremen dre Bethani, Martha er suplias humbl da loja en he zy, hac eu em lacas he-unan da hrepari da zibri d'he mæstr divin.

Mari-Madaleu transportet gant joa o velet he Salver en he zy, a aseas ebarz he dreid evit clevet ha oll gomsou ha brofita eus he instructionou. Martha a chelaoue ive un dra bennac, mæs gant ucheut a repos, quen occupet a voa da hrepari pep-tra, hac o touet d'en em jala un nebeut dre na zeu quet he c'hoar d'he sicour, e reas he c'hlem da Jesus-Christ, en ur lavaret dezan gant respet, mæs en ur fæçon a ree da anaout ur pres pehini a drouble peoc'h he c'halon: *Guelet a rit, va Salver, penaus va c'hoar em les aman va-unan, ha ne deus nemedon evit labourat; me ho supli da ordren dezi donet un nebeut d'am sicour.*

Jesus-Christ a reas dezi ur respont leun a vister hac a instruction: *Martha, Martha, cals a sourci a guemerit, hac en em droubli a rit gant cals a draou, ha cousgoude ne deus nemet un dra necesser.*

Ne d'eo quet er veach-se epquen e enoras Jesus-Christ eus he bresanç an ty santel-mâ; Lazar o veza coueset clan, Martha a gassas da Galilee d'en avertissa eus he glêuvet. Jesus a zaleas da zont d'he velet, evit caout occasion da ober en he faveur ur miracl brassoc'h. Arruout a reas pevar devez goude ma voa maro hac enterret. Martha querquent ha ma er guelas, a lavaras dezau en ur vouela: *Va Salver, ma vizac'h bet amâ, ma breur ne vize quet maro; ne zisesperan quet cousgoude c'hoas d'he velet beo dre ho calloud ha dre ho madelez.* Jesus evit recompansi ar feiz hac ar fiziauç vras a devoa, a ressuscitas Lazar.

Ar sautes-mâ leun a anaoudeguez, hac a garantez evit Jesus-Christ, en heulias goude-se bete var menez Calvar an amser eus he bassion.

Gouda asçansion hor Salver, evel ne alla quet ar Iudevien soufr dirag ho daoulagat al Lazar, pehini a voa ur miracl sclær ha patant, hac un testeni visibl eus a zivinite an hini ho devoa lequeet d'ar maro; hac evel an hentall ne gredent quet lemel digantan he vuez, gant aouf ne vize rentet dezan un sil gueich evit ho brassa mæs ha confusion, e teuzont d'he lacaat gant he ziou c hoar en ur vag hep goël, hep stur, hep roenv, ha d ho exposi evel-se d'an oll danjerou eus ar mor bras, o sonjal e voa ar voyen ar sura d'en em zisober anezo. Mæs ar brovidanç a gundnas ar vag da Varseil, e pelec'h an tri fersonaij santel-se a gonvertissas un nombr bras a encon da Zoue.

Mari-Madalen o vesa en em retiret en desert hanvet ar Baum-Santel, Martha en em dennas en un desert-all hanvet ar C'hoat-Dù tost d'ar guer a Darascòn, gant cals a verc'het pere e devoa convertisset, ha pere a vevas eno ec'his Ælez didan gouernamant an hini e devoa bet an eur da veza bet instruet he-unan gant Jesus-Christ.

Doue o fallont dezan erfin recompansi he servijeres fidel, a revelas dezi an deiz eus he maro. En em brepari a reas dre ur ferveur nevez, hac e tremenas gant ur peoc'h bras d'ar repos eternal, var-dro nao bloas ha tri-uguent goude donediguez hor Salver.

REFLEXION.

Pe seurt occupation santeloc'h, pe seurt prea meulaploc'h eguet an hini da brepari de zibri da Jesus-Christ? Couscoude Jesus-Christ he-unan a zeu da zisclerïa da Vartha penaus an effet-se eus he devotion hac eus he c'harantez ne d'è quet ar pes a so importanta: *Un dra epquen*, emezan, *a so absolumant necesser.* PORRO UNUM EST NECESSARIUM.

Eus a guen-lies a draou pere a zeu d'hon occupi epad ar vuez, ne deus, evit lavaret mad, nemet unan epquen a guement a ve absolumant necesser, pehini eo affer ar silvidiguez. Hac ho pe græt an nemorant-all, hac ho pe labouret noz-deiz, e vec'h bet un tyec mad ha dreist ar re-all, ho pe dastumet madou bras, e vec'h bet en penn an afferiou brassa, e vec'h passeet dre ar c'hargou enorapla, ha bet issu mad e quement ho pe antreprenet; hac ho pe meritet meuleudi ar bed-oll, ha bet erfin ar

a henta den eus ar bed, ma ne rit quet ho silvidiguez, n'hoc'h eus græt netra: implijet hoc'h eus hep profit ebet hoc'h amser, ho iec'het, ho puez. collet hoc'h eus hoc'h ene, collet hoc'h eus pep tra.

---

*An tregonvet devez a vix Gouere.*

## SANT IAN COLOMBIN.

AR fondator santel-mâ eus e gongregation e breudeur hanvet Jesuât, a bere an occupation particuher eo servija an dud clàn hac an dud paour, e voe gunidic eus ar guær e Sien e Toscaan, hac eus ur famill nobl ha distinguet er vro. He guerent en elevas ervez he gondition hac ervez ar bed, ha dimizi a eure da un demesel vertuzus a behini en devoe daou grouadur, ur map hac ur verc'h.

An djentil iaouanc-mâ e oa en danjer d'en em goll ebars ar bed, ma n'en devize an Autron Doue sellet a druez ontan. Un devez, en ur erruout er guær da vare lein, evel ne gavas quet an traou preparet ha prest, e zeas ennan un droue quer bras, ma commanças de derri pe da stoca quement e gave var be bent. He bried pehini e devoa cals e vertu, e hresantas dezan levr buez ar sænt, oc'h he hidi da lenn un draic bennac anezan, epad ma vije o prepari lein. Quemeret a eure al levr, mæs he deul e reas var an douar: e vezâ græt ur sonj, e teuas queuz dezan, hac en em lequeas da lenn. Dre bermission Doue e rencontras an histor eus ar gonversion santes Mari Egiptianes. Al lectur-se en touchas quement, ma quemeras ar resolution da servija Doue gant fidelite hac eus he oll bossibl epad ar rest eus he vuez. En effet adalee an deiz-se e teuas da veza douç, humbl he patiant, hac e commanças da rei an alusen, da ober oræson ha da frecanti an ilison.

Dre un inspiration divin e reas veu e chastete perpetuel gant consantamant he bried. Divar neuse e heulias Jesus-Christ gant mui a berfection: he viscamant a voa simpl ha dister, hac e creseas he alusennon. Etretant ha vep a zeuas da vervel, hac he verc'h en em rentas leanes.

An dijentil santel-mâ o vesa cavet var he hent ur paour quez goloet a c'houliou, he garantez vras a reas dezan ha zouguen d'he dy, ha goude beza he voelc'het, ha sec'het he c'houliou, en lequeas en he vele. Ur momet goude, en ur antren er gampr, e oue soueset o santout ur c'huez extraordinal hac agreabl meurbet, hep cavout mui ar paour, na gont pelec'h e voa eet. Ar miracl-se eu excitas da heulia mui-oc'h-vui Jesus-Christ. Neuse eo en em roas oll da servija an dud clàn hac an dud paour : guerza a eure he oll vadou evit ho distribui d'ar beaurien, hep en em reservi netra, en hevelep-façon ma voe oblijet he-unan goude-se da veva divar ar charitéou a roed dezan, oc'h en em estimout c'hoas eürus da anduri ahes, dre garantez evit Doue, an naoun, ar sec'het, an disprijanç hac ar goaperez eus a dud ar bed.

Ouspen tri-uguent personnaj a zistinctiou ; touchet dre an exempl eus he vuez santel, ha poulset gant ar memes aperet a garantez, a c'hoanteas imita he façon da veva · he bidi a resout d'ho receo en he gompagnunez evit beva evel-dan, hac exerci ar memes euvrou a charite en andret an dud clàn hac an dud paour. Ho receo a eure gant joa, hac e roas dezo reglen sant Augustin. Ar fondateur santel a reas da gaout ar pap Urban pempet, pehini a approuvas he urz. Da benn nebeut goude-se e clànvas ; hac e rentas he ene da Zoue en ur exhorti he vreudeur d'an humilite ha d'ar garantez er bloas 1367.

REFLEXION.

Peguen avantajus eo lenn ul levr mad, pa zeu al lectur eus ul levr devot, grœt gant an dijentil-mâ casi dre hazar, ha memea evel en despet dezan, d'he gonvertissa ha da rei dezan c'hoant da imita vertuzioo ar sænt en ur lenn ho buez. Pegnement a dud a rento cont da Zoue eus ho neglijanç da chelaou ul lectur vad, pa guevont an occasion d'he c'hlevet !

*An unan-ha-tregont a viz Gouere.*

## SANT IGNAÇ,

### FONDATEUR EUS AR TADOU JESUISTET.

AR sant-mâ a voa guinidic eus a rouantelez Spaign. He dad, Bertram a Loyola, er greas paich en ty ar roue Ferdinand. An desir en devoa Ignaç d'en em avanç er c'hargou bac en enorion, a reas dezan quitaat pales ar roue evit monet d'an arme, e pelec'h goude beza roet mercou eus he gouraj, en devoe ur c'barr torret gant ur boled. O veza contraign da chom var he vele, e c'houlennas ul levr divertissant beunac evit tremen amser. Dre chanç, pe evit lavaret guell, dre un effet a brovidanç Doue, ne voe cavet en ty nemet levr buez ar sænt. Oc'h he lenn e teuas he galon da veza touchet; hac en ur ober reflexion var an differanç a remerque etre buez ar sænt hac he hini, gant ar sicour eus ar c'hraç en em gouvertissas Qneutre ma ellas sevel, e quitaas he habijou caer evit quemeret un habit dister, hac en em lequeas da servija ar re glan en hospital, en ur soufr gant joa beza goapeet gant tud ar bed.

Goude-se ez eas e pelerinaij da Mônt-Serra, evit bisita imaij miraculus ar Verc'hes Vari. Eno e reas ur gonfession general gant cals a zaelou hac a c'hlac'har: eno ive e tremenas un nosvez prosternet dirag imaij Mam Doue, hac e reas veu a chastate. Ac'hano ez eas da Mantez, e pelec'h e praticas ur binijen dreist-ordinal. An drouc speret a suggeras dezan e alse en em sauvetei quercouls en arme evel o cundui ar vuez-se; mæs anaout a reas an tromplerez-se eus an adversour, pehini en tentas goude-se a zisesper. Ar scrupul a fatigue he speret, seblantout a ree dezan beza abandonet gant Doue, hac ur velcom vras a rente dezan ar vuez insuportabl. En ur stad quen trist, Ignaç a guemeras ar resolution da chom hep dibri quen a blijeze da Zoue he zilivra: chom a reas en effet ouspen un devez hep profita grennen, hac e vize chomet pelloc'h, ma n'en devize he gonfessour ordrenet dezan dibri. Doue a recompanças var an heur he obeissanç en

ur lacaat ur peoc'h bras en he eue. Nense abars beza graet c'hoas he studi, mæs aclereet dre ur sclerijen surnaturel, e composas he levr admirabl intitulet *Exerciçou Spirituel*, quen approuvet ha quen estimet gant an oll dud bahil ha santel.

An desir ardant en devoa da instrui ar bobl ha da labourat evit conversion an eneou, a reas dezan, d'an oad a dri bloas ha tregont, commanç disqui al latin ha monet er c'hlass gant ar vugale iaouanc. O veza achuet he glassou ha studiet en theoloji, e institias, dre inspiration Done, urz an tadou jesuistet, a bere an occupation special eo labourat da brocuri gloar Done ha silvidiguez an eneon, hac instrui ar iaouanctis. Beza en devoe ar gonsolation da velet ha urz carguet a religiuset santel, a bere e castas lod bete er broiou pella eus ar bed evit prezeg an Aviel.

Quent a ma laboure Ignaç da c'hlorifia Done, e ree bo possubl evit en em renta he-unan disprisabl dirag ar bed. Un devez o tistrei dious Jerusalem da Spaign, e voe arretet gant ar Spaguolet evel un espion: divisquet e voe gant ar soudardet eus ar pez gnella a voa en dro dezan, ha cunduet evelse dirag ar c'habiten. Ur goms e devize he dennet a zanjer: ha ma carze beza lavaret be hano, pehini a voa anavezet mad dre ar c'hartier, e vize bet respetet hac enoret; mæs an desir en devoa da soufr ha da veza disprijet, a reas dezan tevel. Quemeret e voe evit ur foll, goall-dretet e voe, ha casset en he rout gant eals a injurion.

He garantez en andret ar hec'herien ne voe quet nebeutoc'h admirabl. O veza clevet penaus un den ens he ansoudeguez a gundue ur goall vuez, e reas he bosabl evit he zistrei: mæs o velet e voa mutil he gomsou, evel ma oue dre be hent e the tremen al libertin-se evit monet da velet an him a voa caus eus he valeur, en deportas var bord ul lenn sclacet. Quentre ma er gnelas o tont, e lammas en dour bete he c'houzoug, en ur grial dezan e voa resolvet da soufr eno, quen a zeuze da vonga an tan ens he inclination maleürus. Ur garantez quer bras a donchas al libertin-se, pehini a zistroas var he guiz, ha na sonjas mui nemet da ober pinijen.

Sant Ignaç erfin oajet a bemp bloas ha tri-uguent, a rentas he ene eurus d'he Grouer, er bloas 1556, en ur

brouonç an hano a JESUS hac a VARI. Cetu amaa darn eus

### *Ælle Vaximou spirituel.*

1. Ar goella disposition evit receo graçou an Autrou Doue, eo tostaat outan.
2. Beza ez eus vertuziou cuzet, ha beza ez eus vertuziou pere ho deus cals a eclat : ar re guenta eo a garen guella.
3. Peguen dister, peguer vil e cavan-me an douar, pa sellan ous an eê.
4. Doue a denn diguencomp he gonsolationou, evit bor c'hastia, evit bon eprouvi hac evit hon humilia.
5. Diguemerit bepret gant douçder un den affljet ; evit be c'honsoli eo e teu Doue d'he zigaç deoc'h.
6. Speret Doue ne zeu morse da droubli ar guir peoc'h eus un eue mad.
7. Ar guir obeisaant en em les da veza gouarnet.

REFLEXION.

Sant Ignaç e creiz ar bresel en devoe he c'harr torret; an accidant trist-se a reas dezan occasion d'en em gonvertissa dre al lectur eus ul levr mad. N'en em velconiet quet pa erru gueneoc'h un affliction bennac; un taul eo eus an eê : Doue eo en deus digaect deoc'h an infirmiteac, ar boen-se, an affliction-se evit ho santifia. En beur ar maro e aneveot penaus an affliction-se e so ar peu-caus eus ho silvidiguez.

*Eil reflexion.* Doue en deus crouet pep-tra evit he c'hloar; an eê hac an douar e zeu da bublia e peb lec'h be c'hrandeur hac he c'hloar. Sant Ignaç en deus clasquet bepret en ha actionou ar brasse gloar a Zoue. Doue n'en deus ho crouet, ene c'hristen, nemet evit be c'hlorifia. Petra hoc'h eus-hu greet eta bete vremâ evit he c'hloar? Petra hoc'h eus-hu sonj da ober? Petra na garrac'h-hu quet beza great en beur ar maro? Grit-en eus a vremâ en ur labourat d'en em renta bemdez agreaploc'h da Zoue, hac en ur brocuri silvidiguez ho prendeur dre viana dre boc'h exempl ha dre ho tiscouriou mad.

*Ar c'henta devez a viz Eost.*

## S. PER EN EOST.

Goude beza celebret en navet devez varn-uguent e Vezeven gouel ha triomf sant Pêr, prinç an ebestel, an Ilis a ra hirio ur gouel particulier en enor d'ar miracl bras a reas Doue evit he zilivra eus ar prison, hac eus ar chadennou gant pere e voa bet amarret.

Ar rone Herodes Agrippa o veza commancet da bersecuti ar gristenien, a reas, unnec vloas goude maro hor Salver, arreti ar sant-mâ evel ar penn eus ar re all; commandi a eure he lacât er prison, hac he chadenna, hac e lequeas soudardet evit be zavoal eno. An oll gristenien tonchet ha desolet, a zenas dre bedennou general ha fervant da c'houlen digant Doue dilivranç ho fastor hac ho zad; Doue a selaonas ho feden: en amser ma cousque e peoc'h an abostol santel, un Æl en difunas, en ur lavaret dezan sevel ha dout d'be heul; he chadennou en em zistagas er memes amser, hac a gouezas eus be zaouarn; heulia a reas an Æl, sortial a reas eus ar prison, ha tremen dre greiz ar goardou hep beza remerquet gant nicun, an Æl goude beza querzet arauzan a-het ur ru, a zisparissas. Neuse sant Pêr, pehini a voa quer souezet quent; ma seblante dezan e voa ur sonj en devoa, a lavaras: *Bremâ e c'houzon sûr ez ê bet plijet da Zoue digaç d'in he Æl evit va dilivra eus a zaouarn Herodes.*

Ur miracl quer bras a reas d'ar gristenien miret gant cals a sourci ar chadeu gant pehini oa bet amarret an abostol santel. An impalaëres Endoen o veza eet da visite ar plaçou santel e Jerusalem, an escop a reas presant dezi eus ar chaden-se. Ar brinces he recevas gant respet ha gant joa, hac he c'hassas d'he merc'h. Ar brinces iaouanc-mâ ravisset o caout ur presant quer caër, en disquezas d'ar pap Sixt trede, pehini a zisquezas ive dezi ur chaden-all gant pehini Neron en devoa græt amarra sant Pêr abars he gondaouni d'ar maro, ha pehini a voa conservet e Rôm gant cals a respet. Ar pap o veza lequeet an diou chaden quever-e-quever, e teuzont anezo ho-unan d'en em staga n eil ouz ebên, evel pa ne vizent nemet ur memes cha-

den. Ar miracl-se a grescas c'hoas ar respet a zougued d'ar chadennou precius-mà. hac a reas ma voe savet un ilis caer en enor d'an abostol santel, e pelec'h e voe conservet an diou chaden, pere ne reent mui nemet unan; an ilis-se a so hanvet sant Pèr er chadennou pe en ereou. Ar miraclou caër a reas Doue gonde-se dre an attouchamant epquen eus ar chadennou-mà, ho deus-hi brudet dre ar bed oll, ha cresquet devotion ar gristenien.

### Reflexion.

Chadennou sant Pèr ho deus ar vertu da ober miraclou, hac e touguer eals a respet evit ho. Mar en deus roet Doue ur vertu quer bras d'an instrumanchou memes pere ho deus servijet evit tourmanti ar sent, peguer precius eo dirazan ho souffrançou! Pebes istim eta na dleomp-ni quet ober eus ar souffrançou, eus an affictionou, eus ar poaniou a erru gueneomp.

*Eil reflexion.* Sant Pèr a repos, hac a gousq e peoc'h en he brison, amarret ha chadennet, hac en amser ma edo en danjer, ha var ar poent da veza lequeet d'ar maro, en Doue emedo he oll fiziang, ha resinet a oa d'he volonte santel. Eurus ar re pere en amser eus an affliction, pa vent rebutet, disprijet, persecutet gant ar bed, a zeu da guemeret patiantet, d'en em resina ha d'en em gonformi d'ar volonte divin. Doue a zeui d'ho diluvra, ha da zisquez ho innoçanç, pa vazo profitaploc'h evit he c'hloar, hac evit ho silvidiguez.

*Trede reflexion.* Sonjomp da bidi an Autrou Doue da rei deomp an nerz hac ar gouraij da derri al liamon cruel eus hor pec'hejou hac eus hor goall inclinationou, pere a zeu da chadenna hon ene, da lavaret eo, d'he dere hel e gaptivite, ha da viret na ell en em c'horren, ha pignat gant liberte ha gant joa varzu Doue.

---

*An eil devez a viz Eost.*

## SANT GERMEN, ESCOP A AUXÈR.

Ar sant-mà en em rentas da guenta avocat, ar brud eus he speret excellant hac eus he loquanç vras a reas d'an impalaer Honorius he laquaat da c'houerneur en

Auxèr. Doue o veza revelet da sant Amator, escop eus ar memes quær, penaus e vize Germen bè successeur en he garg, an escop santel ne zaleas quet da ziscleria dezan a voa choaset gant Doue evit beza escop en he goude; hac e ordrenas dezan abers Doue en em brepari da receo an urzou sacr. Ar gouerneur soueset meurbet o clevout un dra queu extraordinal, ne sonjas mui goude-se nemet d'en em santifia dre an exerciç eus an euvrou mad. Ha goude maro sant Amator e voe sacret escop.

An oll a anaveas hep dale penaus a voa bet choaset gant Doue, evit ober anezan an exempl eus ar santela preladet. Distribui a reas he oll vadou d'ar beaurien ha d'an ilisou, en ur lavaret ne roe dezo nemet ar pez a voa dezo, ne zebre nemet bara heiz, ha na ree nemet ur pred bemdez d'an abardaez; he viscamant a voa dister; donguen a ree bepret ar ciliç, ha n'en devoa en goan nemet ur pallen var he vele, calet evel ar mæn; loja a rea gant cals a garantez ar beaurien eatrenn bac an dremenidi.

Ur pastor quer santel, quer mortifiet ha quen exemplus ne alla quet mancout da inspira an devotion hag ar ferveur d'he bobl; beza en devoe en effet ar joa an ar gontantamant da velet ur chenjamant caër en he oll escopti.

Beza e voa ouspen-se refuğ ha protecteur an oll dud miserabl ac affliget. Ar bobl eus a Vreiz en em revoltas en amser-se a-enep autorite an impalaer romen. An aoun hao ar spont ho devoe na vizent punisset, a reas dezo caç tud deputet da gavont an escop santel-mà, evit he bidi da obteni ho fardon digant ar prinç; partial a eure neuse souden evit mont da Raveen, e pelec'h e medo an impalaër. O veza rancontret var he bent an arme romen pehini a zeue evit punissa ar Vretonet, a comsas caër ous ar c'hommandant general, en ur ziscleria dezan penaus e'iee da Raveen evit an affer-se, hac he assuri a reas en devize graç evit hô, ar respet en devoa ar c'hommandant evitan, en oblijas da rei dezâ an amser da a'hallont coma ous an impalaer. Ar sant o veza arruet e Raveen, a voe recevet gant cals a enor gant ar prinç, pehini ne allas quet en em viret da accordi dezan ar c'hraç a c'houlenne evit ar Vretonet.

Ar prelat santel o tremen dre e-biou prison ar memes quær a Raveen, ar brisonerien en em recommandas dezan; fallout a reas dezan antren, mæs evel na gave quet ar geolier evit digues an or, ar sant en em adressas da Zoue,

hac en instant an or a zigoras anezi he-unan; monet a reas neuse gant an oll hrisonnerien en ur vanden, da pales an impalaer, evit goulen ho c'hraç. Ar prinç pehini a soujas ne dlie quet condaoni ar re eu devoa Doue dilivret en ur façon quer miraculus, a roas ho liberte dezo-oll.

Au escop carantezus, o veza ar veich-all rancontret un den paour ha coz, pehini o touguen ur hec'h pouner, ne grede quet tremen ur ster, dre garantez ha truez outan, en em gargas he-unan eus ar hec'h, hac en dougas en tu-all d'ar ster; ha distrei a euro evit tremen an den paour var he ziouscoaz.

Erfin goude ur voez quer carantezus he quer santel, ez eas da receo he recompanç en eê, ur bloas 449, hec ar pempet ha tri-uguent eus he oad.

REFLEXION.

Buez sant Germen a so bet leun a draou admirabl hac a vurzudou : remerquit penaus ez ê bet ive leun a vortificatiouou hac a binijen. He vevanç a voa paour, he humilite a voa bras, he zouçder a voa admirabl, he garantez a voa ardant ha prest da sicour an oll. Dre ar vertuziou caër-mâ en deus meritet an istim hac ar respet eus ar re vras hac eus ar re vian; dre ar vertuziou-mâ en deus rentet he oll bobl devot ha fervant. Pebes mad na raemp-ni quet ma hon'be ar memes vertuziou.

---

*An drede devez a viz Eost.*

## SANTES CUNEGOND, IMPALAERES,

### INTAVES HA GUER'CHES.

SANTES Cunegônd, guinidic eus an Allemaign, e devoa en he iaouanctis ur vertu ha qualiteou quer caër, ma tenas ar brassa ha puissanta autrouez eus ar vro d'he goulen evit pried. He c'herent he accordas erfin d'an duc a Bavier, sant Hènri, pehini a voe goude-se impalaer eus an Allamaign.

An daou bried santel-mâ er c'heuta deiz eus ho eureud a rees an accord assambles da viret ar chastete epad ho buez, en ur consacri da Zoue ho virjinite. Doue e scuillas he

he faveriou brassa var daou ene quer pur. Hac eus a neusæ e resont ar profit hurzadus er vertuziou, an eil oc'h excita eguile d'an devotion ha d'ar pratiq eus an eavrouzmad.

Ar goall-deodou ne espernzont qnet ur brinces quer vertuzus. Tud mechant ha malheurus a zrooc-prezegas anezi, an impalaer memes o clevet ar goall-raportou-se, a gommance da zsceridi ha da zoneti eus he fui ete. Mæs Doue o veza græt anaout he innoçanç, ar prinç en devoe evit-hi mui a istim ha mui a respet evit biscoas ha rebech a reas dezan he-unan hete fin he vuez, he frajhte da veza bet disfiziet eus a fidelite ur pried quer pur ha quer parfet.

Goude ar maro eürus eus an impalaër santel, Cunegônd pehini n'e devoa mui netra a guement a alze he arreti er bed, en em rentas leanes. Beva a reas pemzec vloas er gouent e qualite a leanes simpl, biscoas ne oue guelet un humilite dounoc'h nac un obeissanç parfetoc'h. Ar brinces vras-mâ a gonsidere pep hini eus al leaneset evel he superiores; hac an nep n'en devize quet anavezet anezi, en devize-hi quemeret evit ar seurea pe ar servijerea eus ar gouent, o velet an humilite, an douçder, hac ar respet memes gant pehini e comse oua he oll c'hoareset.

O veza conezet elan, e recevas ar sacramanchou diveza, gant an devotion ha gant ar gousolation interieur-aa quen ordinal d'an eneon pur ha santel · an oll a voa desolet hac afflijet, ha pep-unan a bede Doue gant ferveur da renta dezi ar iec'het, mæs poent oa dezi mont da receo en eê ar recompans eus he vertuziou bras. Mervel a eure er bloaa 1040.

REFLEXION.

Ar santes-mâ, bènvel ous ar hod spern a velas Moyses glas-dour e creiz an tân hac ar flam, e deus miret ar chastete hac he virjinite er stad a briedelez. Ha miret a rit-hu da viana ar hurete en hoc'h etat ervez ma'z oc'h oblijet ?

Diæs è beva chast e creiz ar bed : na sonjit quet e conservot hep poan an tensor precius eus ar hurete : attaquet e viot noz-deiz, tentet e viot e peb lec'h hac e pep oad eus ho puez ; mæs ar vertu-se pehini hon rend hênvel ous an Ælez, a verit ma labouremp evit he acquisita hac evit

L e

ha c'honservi. Aronsomp ar fleurdelizen gœr-se gant hon daèlou, gant hor c'hues, ha gant hor goad mar d'è necesser, quent evit ma e lessemp da voènvi. Ar pez a so diæz da frajilite an den, a zeu da veza æz ha facil gant ar sicour eus an eê. Ne all den beza chast, ma ne ro Doue dezan ar c'hraç evit quement-se, mæs ive Doue ne refus quet he c'hraç d'ar re he goulen, hac a ra ho fossibl evit acquisita ar vertu pehini a hlij quement dezan. Bezit humbl, disfizit ac'hanoc'h hoc'h-unan, pellait dious an occasionou, implorit ar sicour eus an eê, ha Doue a roï deoc'h ar graçou necesser evit lacât ho corf da suja d'ar speret.

---

*Ar pevare devez a viz Eost.*

## SANT DOMINIQ.

AR sant-mâ destinet gant Doue evit beza dreizan he-unan, ha dre an urz santel en deus institut, ar souten bras eus ar feiz hac eus ar religion, a voe ganet e Spagn. He dad hac ur vontr helec en devoa, a inspiras dezan a viane donjanç ha garantez Doue.

Gonde beza græt he glassou, e studias en theoloji, hac en ur zont bemdez habiloc'h, e teue c'hoas santeloc'h. En amser ar famin gruel a roas evit soulaji ar beaurien quement mad en devoa, arc'hant, meubl ha levriou, ha goude beza roet ha oll-dra, en em offras en echanj evit tenna a gaptivite map un intaves paour, pehini a c'houlenne digantan peadra d'he zilivra, ar pez en devize græt panevet ma teuas an intâves-se, soneset o velet he garantez, d'he drugarecaat ha d'en em opos.

Mar hoa sourcius da bourvei da necessiteou corporel ha nessa, e voa sourciussoc'h c'hoas da fournissa d'ho ezomou spirituel.

Gonde beza recevet an urzou sacr e prezegas ar hlnijen d'ar hec'herien, gant quement a nerz, ma teue calonou ar re muia obstinet da deneraat ha d'en em gonvertissa. An ilison o veza re vian evit compren an oll dud a zeue d'he glevet, e vos oblijet da brezeg en tachennou. Mont a reas eus an eil provinç d'eben en ur brezeg an Aviel, en ur distruja ar viçou e peb-lec'h, hac en ur inspira d'an oll an desir ardant eus ho salvidiguez.

Gonde beza labouret gant quement a issn mad a Spaign, e tenas e Franç, hac o veza remerquet gant glac'har, penaus emedo er brovinç a Languedoc cals a heretiquet, cals a dud libertin hac impi, e labouras a het seiz vloas gant ur fatig vras evit ho c'honvertissa. Mont a ree bepret eus an eil quær d'eben var droat, hep arc'bant, hep pourvision-all, nemet ar fizianç en devoa er brovidanç; dre-se ive an Autron Doue a scuillas ur venediction vras var he labouron, hac a roas dezan ar gonsolation da velet ar gonversion eus a ouspen cant mil quer pec'herien quer heretiquet. Ar mad infinit a ree an den santel-mâ a reas da gals a dud habil ha vertuzus dont d'en em offri dezan evit he sicour en he labouron apostoliq; ar sant a roas dezo ur reglen gaer a vuez, ha cetu a pe fæçon e commanças urz sant Dominiq, pehini en deus evit fin ar bredication eus an Aviel hac ar gonversion eus an heretiquet.

Ar fondateur santel-mâ en devoa un devotion ardant evit Mam Doue, hac ar vam-se a c'hraç e devoa evitan ur garantez special, disqui a reas dezan ar fæçon d'ha enori a vize an agreapla dezi, inspira a reas dezâ ar fæçon da recita ar rosæra ha da vedita var ar mysteriou. He servijer fidel ha devot ne zaleas quet da bublia ha da institui e peb lec'h an devotion gaer-se, pehini a voe dre oll ur sourcen a venedictiou, hac ar pen-caus eus a gonversion quellies a bobl. Ar memes devotion-mâ eus ar rosæra a so bet a c'houdevez antoriset dre un niver bras a viraclou, enoret eus a un nombr bras a brivilajou caër, hac a gontinn bepret da veza approuvet dre an abondanç eus ar venedictionou a scuill an Autrou Doue var ar re a zeu d'he fratica gant fidelite.

Erfin ar servijer fidel-mâ da Zoue ha da Vari, goude beza en he glènvet diveza consolet he vreudeur, a rentas gant joa ha ene d'he Groner, er bloas 1221, d'an oad a ur bloas a hanter-cant. Chetu amâ darn eus

*He Vaximou spirituel.*

1. An neglijanç fontet var ar fizianç en he vertu, a so ar goassa eus an tentationou.

2. Guell eo heza ar morzol eguet an anneô, da lavaret eo, guell è trec bi inclinationou direglet, evit beza trec het gant ho.

3. An nep a gar ar baourentez hac an humilite, n'en deus aoun rac netra

4. Un ene pehini e deus tânveet an douçder a Zone, na sant nemet degoust evit an traou eus an douar.

5. Pa voe goulennet digant ar sant-mâ pelec'h e quemere quement a lavare en he sermoniou, e respontas : ho c'hemeret a ran el levr eus a garantez, pehini a so ar guella eus an oll levriou.

En ur barlant ous ur mignon fidel, e lavaras dezâ : *Biscoas an Autrou Doue n'en deus ma refuset eus ar pez am eus goulennet digantan.*

REFLEXION.

Sant Dominiq en deus institaet breuriez ar rosera, ba dre ar voyen-se en deus græt ur mad infinit dre ar bed. Mar d'oc'h anrollet er vreuriez santel-mâ, bezit fidel dezi, hac e viot participant en oll pedennou a ra bemdez ar breudeur hac ar c'hoareset eus a vreuriez. Ma n'edoc'h quet angajet c'hoas, quemerit ar resolution d'en em lacaat enni. Mar boc'h eus aoun d'en em garga, gouezit penaus an devotionou eus ar vreuriez ne oblijont quet didan boan a bec'het. Mar leverit n'boc'h-eus quet an amser : na ilhben quet da viana lavaret ho chapelet en ur vont d'ho labour, pe en ur zont diona bo tevez? Profitomp-oll eta eus ur voyen quer bras a silvidiguez.

---

*Ar pempet devez a viz Eost.*

GOUEL MARIA AN ERC'H.

VAN dro ar bloas tri c'hant hac hanter-cant, en amser ar pap Liberius, un autrou bras, devot ha pinvidic meurbet, hanvet Ian Patriç eus a Rôm, o velet n'en devoa quet a vugale, a guemeras ar resolution da implija he voyen enori an Itron Varia, ha d'he ober heritoures eus he oll vadou, disclerin a reas he santimant d'he bried, pehini vertuzus eveldan, er c'hourajas da berseveri en ur santimant quer mad.

Suplia a resont ar Verc'hes santel ma plijeze gant-hi rei dezo da anaout en ur fæçon bennac petra a alzent ober,

hac a vize agreapla dezi, hac e rezont pedennou fervant ha eals alusennou evit obteni ar c'hraç-se. Ar Verc'hes sacr a apparissas dezo en ur vision, hac a lavaras dezo e oa bolonte he Map hac he hini ma teuzent da implija ho madou en ur ober sevel en he enor un ilis var menez Esquilin, er plaç a gafsent antronôs goloet a erc'h. Ravisset gant joa, ez eont da lavaret d'an tad santel ar pap ar pez e devoa discleriet dezo ar Verc'hes Vari. Ar pap pehini en devoa bet ive ar memes vision, a reas ober ur procession caër, e pehini e assistas he-unan gant an oll dud a ilis hac ur bobl infinit. Pa voent arruet var ar menez, a velzont ur plaç anezan goloet a erc'h, d'ar hempet a viz Eost e creiz an han, hac en amser ma voa ur vroes vras er Rom. An oll a admiras ur miracl quer sclær ha quer sensibl, hac ho c'halonou a voe sesiet gant santimanchon a anaoudegues-vad, a zevotion hac a deneridiguez en andret ar Verc'hes santel. Eno a voe savet un ilis vras ha caër meurbet, avellen eo tenas Ian Patriç hac he bried da gonsacri ho madou da Vam Doue, ha d'he institui ho heritoures.

Sant Gregor pap, o velet e voa an oll Itali desolet hac affljet gant ar vocen, a ordrenas ober un procession general d'an ilis devot-mâ, evit obteni digant Doue dre intercession ar Verc'hes sacr, ar fin eus ur c'hlênvet quen estranj. Ar pap Leon pevare a reas ivez ober ur procession d'ar memes ilis, evit beza dilivret eus ur serpant bras hac horribl, pehini a ree un distruij hac ur revin terribl dre ar c'hartier. Ar miraclon-se hac un nombr bras a re all pere a ra Doue c'hoas bemdez dre intercession ar Verc'hes Vari, en un ilis pehini e deus choaset he-unan, ac e pehini a fell dezi beza en ur fæçon particulier, ho dens brudet an ilis-mâ dre ar bed oll, ha mont a ra pelerinet a bep bro d'he bisita evit accomplissa ho veuon.

REFLEXION

Mar boc'h eus recevet madou digant Doue, ret ê ober un usaij mad anezo; implijit anezo ar pez a so necesser evit en em antreteni ervez ho condition; mæs n'ho impljit quet en dispignou foll pe inutil, nac evit contanti ho vanite: ne d'ê quet en intantion-se en dens ho roet Doue deoc'h, ha ne bretand quet e refac'h un usaij quer fall anezo. Un deiz e c'houlenno diguenecoc'h cont eus an

usaij ho pezo gret eus ho madou, sujet bras a spont evit ar re hinvidic; sujet a gonsolation evit an dud paour, da bere ho faourentez a esperno ur gont terribl ho devezo ar re hinvidic da renta!

Doue a fell dezâ e implijac'h lod eus ho madou d'ha enori, da orni he ilison, da soulaji ar beaurien, pebea usaij caëroc'h a illit-hu da ober anezo, ispicial ma n'hoc'h eus quet a vugale, evit ober Jesus-Christ unan eus hoc'h heritourien? Hac ho pe bugale da c'houarn, ha memes eals anezo, ha ne d'è quet just e implijac'h darn eus ar madou-se pere hoc'h eus acquisitet gant quement a boan, evit soulajamant hoc'h ene, en ur raquita ho pec hejou dre hoc'h alusennou. Mar en divize Doue roet deoc'h ur c'hronadur-all mui evit n'hoc'h eus, ha c'houi a refuse dezan un tam bara? Ha c'houi el lese da vervel gant an naonn hac ar baourentez? Na gaffac'h-hu quet memes ar voyen d'he vaga ha d'he visca evel ar re all? Considerit ar paour evel ma considerac'h ar c'hronadur-se.

Peguement a dud, dre un dalleutez estranj, na labouront nemet evit lesel madou bras eu ho gouda var an douar, pere a vezo madon collet evit ho, ha gant pere ho divize gallet acquisita rouanteles an eê!

---

*Ar c'huec'hvet devez a viz Eost.*

## TRANSFIGURATION HOR SALVER

### JESUS-CHRIST.

SALVER ar bed a guemeras e particulier tri eus he ebestel, sant Pêr, sant Jacques ha sant Ian; hac o veza ho c'hacet gantan var menez Thabor, en em retiras un tamic a gostez evit ober oræson: er ferveur eus he oræson en em dransfiguras dirazo, da lavaret eo, a chenjas he furm exterieur, o lesel ar gloar eus he ene benniguet da bara var he gorf sacr ha santel. En un instant ar sclerder ac an eclat eus he vajeste divin er goloas tro-var-dro; apparissa a ree non pas evel un den simpl, mæs evel un den Doue; he visaij a zenas brillant evel an heaul, he viscamant guenn evel an erc'h.

Moyses ac Eli a apparissas neuse coste-a-costa gant Jesus-Christ, ac en em antreteni a reent ganta var ar myster bras a dlie da accomplissa ou nebeut amser e Jerusalem. Map Doue a felle dezâ e vize present en he drausfiguration an daou bersonaij bras-se : Moyses, evel he vinistr principal el lesen ancien, ac Eli, evel an ardanta eus he brofetet, evit disquez penans al lesen ac ar brofetet a rente testem dezan, ha penaus e achuent en he bersonaij.

Sant Pêr leun a admiration a lavaras gant un transport a joa : *O va Salver, peguer mad eo beza amâ ! Amâ e tlefemp chom bepret ac etablissa hon demeuranç ; mar plij gueneoc'h, ni a savo amâ tri zabernacl, unan evidoc'h, unan evit Moyses hac unan evit Elu.* N'en devôa quet achuet mad he goms na voent goloet oll gant ur goabren gaër ha brillant, a bahini e sortias ur vouez sclær ha divin, pehini a lavare : *Chetu a-se Map muia caret, an objet eus va c'harantez ac eus va c'hompleasanç : chelaouit-en evel ho mæstr, obeissit dezan evel d'ho roue.* An tri abostol soueset o clevet ac o velet traou quer burzudus, a gouesas d'an douar, ac er memes instant e tisparissas an oll gloar-se. Hor Salver o vezan lavaret dezo sevel, e selsont en dro dezo, ha ne velsont mui nemet Jesus-Christ en he stad ordinal. Disquen a resont gantan divar ar menez, leun a admiration ha gant ur bres santel da ziscleria d'an oll ar pes ho devoa gwelet. Mæs map Doue pehini a felle dezan rei dezo da anaout he humilite coulz ac he c'hloar, a zifennas out-ho ne lavarsent da zen ar vision-se nemet goude he resurrection.

An dessein eus a Salver ar bed oc'h en em zisquez d'he ebestel er stat-se a c'hloar, a oa evit disquez dezo ur sclerijen eus ar gloar a zalc'he cuset didan ar voal eus he gorf mortel, ac eus ar gloar a brepare en he rouantelez d'he servijerien fidel ; disqui dezo a felle dezan ive penans avision e ra Doue santout d'an eneou mad, er bed-mâ memes, an douçder hac ar joa eus ar vuez da zont.

Jesus-Christ a choasas evit ar myster-mâ, ul lec'h retiret ha propr da ober oræson, evit disquez penaus Doue ne accord quet he favenrion singolier e creis trous ar bed, mæs er retret hac er silanç.

Ar myster-mâ eus a drausfiguration hon Salver a erruas nebeut amser abars he basion ; ha Jesus-Christ a guemeras evit he accompagni var menez Tabor, evit heza test eus he c'hloar, ar memes ebestel pere a dlie he accompagni var

menez Olivet en amser he bassion. An abondanç a gonsolationou spirituel a ra Doue avision da santout er vuez-mañ d'an enecou choaset, a so ordinal un avertissamant hac evel ur sigu eus ur groas hennse a dle arruout gant-ho abarsnemeur.

## REFLEXION

Pa velas sant Pèr gloar Jesus-Christ en ha dranafiguration, e lavaras gant un transport a joa. *Peguer mad e ma oump-ni amâ.* He galon a voa leun a gonsolationou spirituel ha celestiel, e-sconz pere an oll douçder eus an douar, ac an oll joa eus ar bed a so væn, divlas ha c'huero. Sant Pèr a c'houlen ober eno he zemeuranç, ne sant mui nemet degont evit traou ar bed: un effet eo eus ar gonsolationou celestiel ober deomp aucouât an oll charmou eus ar bed tromplus.

Jesus-Christ e creis ar stat-se a c'hloar, eu em antretenc gant Moyses ac Elia ana he soufrançou hac eus ar maro a dlia da soufr e uebeut amser e Jerusalem. Pa santot en hoc'h ene an douçder eus an devotion, pe un abondanc a gonsolationou, n'en em arretit quet quement eno ma collac'h ar sonj eus ar stat trist e pehini en em guivit pa seblant Doue ho tilesel hac hoc'h abandoni d hoc'h infirmite propr. Tondememes pa viot er sec'hor spirituel, pa ne santot consolation ebet, sonjit er re hoc'h eus bet guechall, hac er re a brepar Doue deoc'h en eê.

Heuliomp Jesus-Christ var menez Calvar eouls ha var an Tabor; servijomp-en dre hur garantez, abalamnor dezan he-unan, ha non pas evit he gonsolationou. Pa hija gantan carga hon ene a zouçder ac a gonsolationou, recevomp-hi gant action a c'hraç; ha pa vezimp privet anezo, soufromp ar privation-se gant humilite. Pa vezimp en eê e lavarimp eternellamant: *O peguer caer, o peguer mad eo beza amâ! O teport an eur-se, essaomp eu em gaout mad e pep lec'h.* E pe stat bennac e vemp lequeet gant Doue, leveromp bepret: *Mad ê ma oun amâ, pa fell da Zoue; mad ê ma oun er stad-mâ a baourentez, a glenvet, a humiliation, a affliction, pa ê ma oun gant* JESUS *pehini en em gaf bepret gant ar re a soufr, hac a ra he volontez.*

*An seizvet devez a viz Eost.*

## SANT CAJETAN

AR sant-mâ a voe ganet en ur guær vian tost da Venis. Soudeu goude ma voe badeset, he vam vertuzus en offras da Zoue didan protection ar werc'hes Vari. O veza c'hoas crouadur e voa quer parfet ha queu devot, ua vize hauvet ordinal nemet ar sant. Goude beza græt he oll studi, ha meritet dre he squiaut beza estimet he meulet gant an oll dud habil, oc'h en em velet e possession eus ar madou bras ho defoa leset ganta he dad ae ha vam en ur vervel, e reas sevel un ilis ous pehini e stagas renchou evit antretem ur belec evit soulajamant an dud divar dro, pere, o veza re bell dious an ilis parres, a vanque eus ar sicourou spirituel, hac a vize en danjer da goll an oferen. Ahes e tostee ous ar sacramanchou gant un devotiou fervant hac he exempl a zougas cals a re-all d'he imita.

Goude-se ez eas da Rom, en intantiou da veva eno dianaveet, mæs he vertu a reas souden he anaont. Ar pap Jùl, eil eus an hano, a c'hoanteas he velet; ac o remerqui ennâ ur santeles vras, en ahas da guemer an urzou saer. Divar neuse e voa consideret evel un æl ous an auter, hac evel un abostol er gador a virionez.

Beza e voa e Rom ur gongregatiou hauvet gongregation ar garantez divin, pehini e devoa evit fin pe evit but excita an oll galonon ur garantez pur ha parfet evit Doue; Cajetan eu em lequeas enni, ha goude beza excitet ar ferveur en ur gongregation quer santel, e tistroas d'he vro, e pelec'h en em roas oll d'an euvrou mad; hac he vrassa contantamant a oa visita ha cousoli ar re glan en hospitaliou.

Ar sant-mâ touchet o velet ez oa ienect ar ferveur eus an dud a ilis, a institnas un urz admirabl a gloer regulier, da lavaret eo, tud a ilis pe beleyen pere a ve didan reiz e communaute, ha pere, evit imita buez an ebestel, n'ho deus na fout us rent ebet, difennet ê memes out-ho. dre ho urz questal na goulen netra: ne hreparont netra en ho zy; ur momet abars m'eu em lequeont ous taul, ne ve netra tout en ty. Beva a reont epquen gant ar boed a zi-

gaç dezo an dud charitabl da amser ar repas, hac he zibri n reont evel ma ve preparet dezo, ha pa ho deffe re, e distribuont ar restou d'ar beaurien er memes devez, hep miret netra var-benn antronoz, oc'h en em abandoni anteramant d'ar brovidanç divin.

Ar fondateur santel-mâ en devoe ar gonsolation da velet cals a dud vertuzus oc'h en em bresanti evit antren en he urz; ac a fondas peder gommunante e Rom, Venis, Vicenz ac en Napl. Er e hærion-se, ac e quement hini ma tremenas ar servijer fidel-mâ da Zoue, e voe remerquet ur chenjamant bras a vnez quen etones ar bobl, quen etoues an nohlanç ac an dud a ilis.

He garantez tener evit Jesus-Christ a gresque gant he oll labouron. O veza antreet derc'hent gouel Nedelec ebars ilis Santes-Mari-Majeur, evit tremen eno an noz, ac o veza commancet he oræson, ar Mabic Jesus en em roas dezan da velet er memes stat e pehini e m'edo pa voe ganet. Abaoue ur faveur quer bras, ne veve mui nemet dre ar garantez divin, pehini a remerqued en he gomson ha var he visaij bepret anflammet: ha gnelet e voe o tremen bete c'huec'h heur amser dious-tu en oræson hep flaich tam.

Erfin tri bloas varn-uguent goude fondation he urz, e rentas he ene da Zoue er guær a Napl, er bloas 1547, oajet a seiz vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Admiromp ar brovidenç a Zoue pehini abaoue ouspen daou c'hant vloas a vag gant quement a vadeles ac a larguentas an tadou a urz sant Cajetan, henvet Theatinet. Er bloavesiou quernez a so het en hon amser, ne vanquent a netra, er c'hontrol, neuse memes e soulajent un nombr brassoc'h a dud paour. O providanç divin, peguen admirahl oc'h-hu! Penaus e allenr goude ur seurt exempl disfisiont ac'hanoc'h! N en em affijet quet eta, ene christen, gant aoun da vancont eus an traou necesser: ar brovidanç ne vanco birviquen deoc'h, mar hoc'h eus fizianç en Doue. Ho tad celestiel a ene ho necessiteou ac ar voyen d'ho soulaji: servijit-en gant fidelite, hac esperit ennan. Inspira a rai da ur re bennac d'hoc'h assista: ha quent e rae ur miracl en hoc'h andret, evit na chomac'h abandonet.

*An eizvet devez a viz Eost.*

## S. CYRIAC, S. LARG HA S. SMARAGD,

### MERZERIEN.

AN tirant Maximien, persecuteur bras ar gristenien, o veza commancet da sevel ur pales e Rom, a ordrenas ho lacât da zarbar al labourerien; rei a reas ura d ho zreti evel esclavet, d ho c'harga a labour, en ur rea dezo hanter voed epquen, evit ho lacât da zisec'h ha da vervel gant ar fatig ac an dienez, ac evit ober dezo soufr ur verserinti pehini a oa seul rustoc'h, ma oa hirroc'h. Un dra dign a admiration oa guelet an nombr bras-se a gristenien, a bep oad ac a bep condition, o toulla an douar, o charreat dour, o touguen mein, o ruilla hac o stleja solion.

Cyriag, Larg ha Smaragd, tri c'hristen carantezus, pere ne oant quet het c'hoas disoloet, a ree bemdez da gonsoli ho breudeur var ho labour, ha d ho sonlaji dre ar boed a gassent dezo e-cuz: profita a reent ive eus an occasion-se evit ho c'houraji da berseveri er feiz hac e lesen Doue. Ar pap sant Marcellin, informet eus ho c'houraj ac ho c'harantez, a reas sant Cyriaq diacr eus an ilis a Rom. Souden goude-se e voent surpreuet ho zri, carguet a voed ac a alusennou pere a zouguent d'ar gristenien; arretet e voent, ha condaounet da labourat evel ar re-all. Ho c'haptivite ne servijas nemet evit disquez sclæroc'h ho c'harantez ardant: prest ha prout e voant da soulaji an oll, ha da bartaji gant pep-unan e particulier he boan; pa velent unan bennac coz pe sempl, pe re garguet, e quemerent ho-unan he vec'h, hac e reent he labour.

An officerien pere a gommande var ar labourerien, ravisset o velet ho c'harantez vras, ho modesti, ho donçder, ho fres da soulaji ho breudeur, ac ho joa e creis labouriou quer poanius, a raportas da Vaximien ar pez a ree ar sujet eus he admiration. Ar prinç barbar-se, elec'h beza touchet dre ur garantez quen extraordinal, a zeuas crueloc'h a-se, ha goude beza gret ho frisonnia ho zri, ho c'hondaounas da veza dibennet. Ho merzerinti a erruas er bloas 303 gouda donediguez hor Salver.

REFLEXION.

Admira a reomp ar garantez gant pehini an tri sant-mâ a sicour ho nessa, pa velent hiniennon re garguet, pa goz, pe sempl didan ho bec'h, en em garguent ho-unan eus ho bec'hou, ac e reent labour evit-ho. Peguer caër eo ar garantez a oa en amser-se etoues ar gristenien! Mæs peguen nebeut a garantez a so bremâ etoues an dud, etouea an amezeien hac ar breudeur memes! Peguement so a dud disobhjant, pere ne fell dezo ober netra evit dan! Pet occasion na guevomp-ni quet da sicour ha da soulaji hon nessa, da ober ur blijadeur evitan, da renta dezan ur servij bennac; profitomp eus an occasionou-se, bezomp carantezus ha serviabl, quement-se na goust quet cals, hac a gontribu meurbet da antretení ar garantez ac an union vad. ouspen-se ar pes a reer evit an nessa dre garantez, a vezo gontet evel gret da Zone memes.

---

*Ar navet devez a viz Eost.*

## SANT ROMEN, MERZER.

ROMEN a oa payen, ha sondard en goardou an impalaër Valerien, persecuteur bras eus an Ilis, dre an etat-se e voa oblijet d'en em gavout presant, pa vije interrojet ar gristenien. Sant Laurans o veza bet arretet dre urs an impalaër, a oue interrojet var he religion ha var an tensor eus an ilis a hebini e voa carguet; renta a reas ræson eus he feiz ac eus an implij en devoa gret a densor an ilis, ac ha ober a eure gant quement a furnea, a vodesti, a gouraij, ma commançaz Romen, en ur oher reflexiou var quement en devoa clevet, d'en em santont touchet.

Sant Laurans o veza bet lequeet var ur chevalet, e pelec'h e anduras un tourmant cruel abars ma oe asteunet var he c'hrill. Romen pehini a gousidere piz ar merzer santel, a admire he batiantet o soufr hep en em glem, ha mui c'hoas ar gontantamant ac ar joa a remerque var he visaj; neuse a lavaras ennâ he-unan ne oa nemet ur vertu divin ha dreist an oll natur, a guement a vize capabl da ober dezan soufr gant quement a gouraij tourmanchou quer cruel. Epad ma ree ar reflexionou-se e velas un Æl e furm un den

moname, pehini a see' he ar c'hues a reda eus a visaj ar merzer santel; excitet neuse dre an toueh interieur eus ar c'hraç e quemeras ar resolution d'en em renta christen.

An impalaer o veza gret cass sant Laurans d'ar prison, oc'h he reservi evit un tourmant c'hoas horriploc'h, Romen er pedas d'he vadeza; ar sant ravisset gant joa o velet ar victor a Jesus-Christ, ac ar mirael eus he c'hraç a faveur ar soudard-mà, gouda he veza instruet, er badezas, ac o veza he vriatect gant ur garantez tener, en exhortas d'en em brepari d'ar verzerinti.

C'hoarvout a reas souden ganta ar pes en devoa discleriet asant Laurans dezan. Valerien o veza bet informet penaus a voa en em rentet christen, a roas urs d'he zigaç dirac he dribunal, evit ober un exempl aneză; Romen quentre ma voe presentet dirac an impalaer, a lavaras gant un hardiegues santel: *Christen oun, ha cetu a-se va oll gloar ha va oll eürusdet.* An tirant dre an depit en devoe, a ordrenas he voall-dreti var an heur a dauhou haz, ac a reas goudese he zibenna. Ar soudard fidel-mà da Jesus-Christ an devoa an heur da receo ar gurunen a verzerinti er bloas 258.

Conservi a reer an darn-vuia eus he relegou er guær a Luc.

REFLEXION.

Ar soudard payen-mà en em gonvertissas o clevet ar pes a lavaras asant Laurans pa voe interrojet var ar religion gristen, hac o velet ar joa dreist-ordinal a zisquee e creis he dourmanchou; eals a re-all a velas ac a glevas ar memes traou, cousgoude quement-se oll na reas impression nac effet ebet var ho sperejou, na var ho c'halonou. Petra oa caus eus un differanç quer bras? Romen a re reflexion var ar pes a gleva hac a vele; he galon a gommançaș evelse da veza touchet ac heulia a reas ar mouvamant eus ar c'hraç; ar re-all er c'hontrol ne reent man ebet eus a guement a velent hac a glevent.

Clevout a reomp sermouiou, predicatoret habil ha lenn a zèl hac a ferveur; cavout a reomp instruction touchant el levriou devot; guelet a reomp exemplou mad gant tud a bep oad hac a bep condition; quement-se a so capabl da gonvertissa ar bec'herien ar muia caledet. Mæs cals en em gontant da admira ha da veuli an traou caer ha santel a glevont hac a velont, hep sonjal d'ho imita, na d'ho fratica, heb oher memes reflexion ebet varnezo.

Evit profita eta eus ur sermon, eus ul lectur devot, eus a vuez ar sænt, grit reflexion, sonjit en ho part hoc'h-unan er pes ho pezo guelet pe glevet, sonjit da imita ervez ho stat ar vertuziou hac an exemplou caer ho pezo remerquet, hac heuhet pront an touich interieur eus ar c'hraç. Mar d'oc'h fidel da bratica an avis-mâ a reer deoc'h, pebes frouez na broduo quet an had divin-se en hoc'h ene!

---

*An decret devez a viz Eost.*

## SANT LAURANS, MERZER.

SANT Laurans a voe ganet e Spaign. Mar d'eo un enor evit ar rouantelez-se beza roet dezan ar vuez, ar guær a Rom n'eu em c'hlorifi quet nebeutoc'h da veza servijet dezan da deatr evit he dromf; hac ar rouanteles a Franç en em gaf enoret d'he gaout evit protecteur, ha da bossedi darn ens he relegou.

Gonde beza tremenet he iaouanctis en ur burete vras ez eas da Rom, e pelec'h ar pap Sixt ravisset o velet he innoçanc ac he vertu, a reas dezan quemeret an urzou sacr, hac assista ganta ona an auter pa celebr ar sacrifiç divin; ouspen-se e fizias ennan teusor an ilis; an diacr santel en devoa eu he garg hac en he zispositiou an ornamanchou, an arc'hanteri, hac an oll venbl sacr; ganta e voa ive an arc'hant destinet evit sonlajamant ar beaurien, ha carguet e voa d'en distribui etrezo.

Epad ma en em acquite gant fidelite eus an oll deveriou eus he garg, e savas ur berseention horribl a-enep an Ilis. Au impalaër Valerien incitet gant un den maleürus hac ambitius, a reas publia un edit pehini a zongue setanç a varo a-enep an oll gristenien. Ar pap santel a voe arretet da guenta; carguet a oe a chadennou ha prisonniet. Sant Laurans pehini ne zesire abaoue pell amser nemet an occasion da soufr evit gloar Doue, a redas d'ar prison en intantion d'he accompagni en he dourmanchou, ac e lavaras en ur grial: *Pontif santel, penaus a ellit-hu ober ar sacrifiç eus ho puez hep ho tiacr, da behini hoc'h eus gret an enor d'hoc'h assista ous an auter. Ha disfiziout a rit-hu eus va c'houraij? Ma eprouvit, ac e velot ha me so indign eus ar garg a behini hoc'h eus ma enoret; an diacr na dle*

*quet beza separet dious ar pontif : perac e carrac'h-hu ma dilesel ? Just eo d'ar c'hrouadur accompagni he dad.*

Sant Sixt, touchet oc'h he glevet, a lavaras : *En em gonsolit, va map, ho tesir a veza souden accomplisset : nt, ha distribuit d'ar beaurien tensor an ilis.* Laurans ne gollas quet ur momet. Goude beza lequeet etre daouarn tud fidel an ornamanchou ac an arc'hanteri sacr eus an ilis, e quemeras an oll arc'hant destinet evit ar beaurien ; mont a eure en oll hlaçou eus a Rom, e pere edo euset ar gristenien, evit distribui dezo an alusennou ; hac en ur bourvei d'ho ezomou, ho exhorte hac ho c'houraje da bersevera er feiz.

Goude beza tremenet an noz en euvron-se a garantez, en em rentas d'ar prison evit caout ar gonsolation da velet c'hoas ur veich ar pap santel, pehini a oa condaounet da veza dibennet, o veza en em strinquet d'he dreid, e tisclerias dezan en devoa distribuet tensor an ilis, ha ne vanque mui netra nemet he accompagni er sacrifiç sanglant a ice da ober eus he vuez. Sant Sixt er c'honsolas en ur lavaret : *Va map, didan tri dez em heulhot. C'hou ho pezo an eur da soufr evit gloar Jesus-Christ mui evit na soufrinme ; ar gombat am eus-me da souten a so dister ; hoc'h hini a vezo brassoc'h, hac ho triomf a vezo gloriussoc'h.*

En effet, souden goude ma voe merzeriet ar pap santel, an impalaer a reas sesia sant Laurans, digant pehini e c'houlennas pelec'h edo tensor an ilis a oa lequeet en he garg. *Ar beaurien*, eme ar sant, *eo an depositerien eus a densor an ilis ; ac ar madou a glasquit a so douguet en eu dre ho douarn.* An impalaer o velet ne oa mui moyen da gontanti he avariçdet, evit contanti da viana he furor ac he grueldet, a lavaras dezan : *Ret eo var an heur adori hon doueou, pe soufr an tourmanchou cruela.* —*Ho toueou faus,* eme an diacr santel, *ne veritont quet memes an enoriou a renter d'an dud ; penaus eta e oufen-me ho adori : esperout a ran gant graç va Salver, penaus ar gouraij gant pehini e andurin ho tourmanchou, a vezo un testeni eus an oll galloud ar guir Doue a adoran.* An tirant, en despet d'ar respont-se pehini a dlie ober dezan antren ennan he-unan, a ordrenas ma viza rostet e beo.

Astennet e voe var ur c'hrill houarn, didan pehini e voa lequeet nebeut a c'hlaou, evit ma tause da rosta dre hir amser, ha ma padse hiroc'h he boan. Ar batiantet, ar gouraij ac ar joa a zisquee ar merzer santel epad un tone-

mant quer cruel, a brocuras conversion un nombr bras a dud, pere a zeuas da anaout e qnement-se un ners surnaturel pehini a dremene ners an den. Ar joa en devoa da soufr evit Jesus-Christ a oa quer bras, ma lavaras gant ur visaj contant pa voa rostet ur c'hostez anezan, ne voa nemet he drei var ar c hostez-all. Goude-se o sevel he zaoulagad etresec an eê, ac en ur zisquez an douçdêr celestiel a hehini a voa leun he galon, e rentas he ene d he Groner, o lesel ar re a edo presant, souezet ha touchet oll. He verzerinti glorius a erruas er bloas 258.

REFLEXION.

Ar garantez vras en doa sant Laurans evit Doue, e deus gret dezan desirout ha clasq ar soufrançou, ha soufret en deus gant ur batiantet admirabl ar c'hruela tourmant. Penaus a illit-hu, christen lacb ba delicat, en em glem evit ur boan dister, evit un accez terzien, evit un drouc penn pe un diæsamant bennac-all? Penaus e souffrac'h-hu tourmanchou ar verzerieu, pa ne illit quet soufr ar poaniou ordinal-se. Petra fell deoc'h-hu eta da soufr evit un Doue, pehini en deus soufret quement evidoc'h? Hac e pe fæçon e tisquesot-hu dezan ho carantez!

Ar sant-mâ a drugarequee an Autron Doue ens ar c'hraç a ree dezan da soufr evit he c'hloar. Trugarecât a rit an Autrou Doue evit ar madou tamporel a recêvit digantan: mæs ar c'haëran presant a ell da ober deoc'h eo ar santeles, ha ne acquister ar santeles-se nemet dre ar soufrançou. Sonjit eta en ho poaniou da drugarecât Doue, dre ma ro deoc'h dre eno ar voyen da assuri ho silvidigues ha da assuri ho curunen en eê.

Sant Laurans e creis he dourmanchou, en ur sellet ous an eê ac o consideri ar gurunen a oa destinet evitan, a sante en he ene ur joa douç ha consolant. En ho poaniou, en affictionou a erru guenéoc'h, sellit ive oua an eê, ha considerit ar recompans a so preparet deoc'h, ac e santot en ho calon ar memes consolation.

*Ar unnecvet devez a viz Eost.*

## SANTES SUZANNA,

### GUERC'HES HA MERZERES.

AR santes-mâ a oa guinidic a Rom har ens a ur famil distinguet. Ar garantez tener pehini e devoa evit ar Verc'hes Vari, rouanes ar guerc'heset, a reas dezi oher ven a virjinite; hac an douçder a sante en oræson, a ree dezi caout he brassa plijadur er retret hac er solitud, an olla admire he modesti hac he furnes, en ur guer, beza e oasquèr ac exempl ar merc'het iaouanc. Maximien, map caer d'an impalaër Diocletien, o veza deut intànv, Diocletien a c'hoanteas he zimizi da Suzanna, cac a reas un djentil da broposi dezi an dimizi-se. An djentil, goude beza he saludet gant eals a respet, en em bresantas evit pocquet dezi ervez ar c'hustum eus he vro, Suzanna a viras outan, en ur lavaret n'e devoa biscoas permetet quement-se da zen ebet, ha penaua ar permetse c'hoas nebeutoc'h da ur payen. An djentil soueset o velet he modesti ac o clevout e rebeche dezà ez oa payen, a lavaras *Mar quivit ez é evidon ur c'hrim beza payen, grit d'in anaout e petra a consist va faut ac e petra en em dromplan*: ar santes inspiret gant Done, a expheas dezan gant quement a ners an impicte eus ar superstitionou payen, ma en em santas touchet, ha ma reas da gaout ar pap santel Caius, pehini er badezas. Pa glevas an impalaër e oa en em rentet christen, e reas he gaç en exil, e pelec'h en anduras souden ar verzerinti. An tirant-se a ordrenas ive lacât Suzanna er prison; ar santes en em gavas eno en ur stat an trista ae an affijanta evit ur merc'h honest, en ur stat hènvel ous an hini ma oa bet ar chast Suzanna quer brudet er scritur sacr. Ur payen brutal a falvesas dezan he insulti en he enor; mæs Doue pehini a so bepret protecteur ar guerc'heset, he freservas, an den maleurus-se o veza remerquet ur sclærijen extraordinal en he c'hichen, en em retiras gant ar spont en devoe.

An impalaër a gassas er fin unan eus he officerien, gant urs d'he c'hontraign da adori an doueon, pe da lemel

dignti ho buez. An officer-se, goude beza gret inutilamant ha bossubl evit ha alia da ofri ezenç d'an doueou, he dibennas. Ha merzeriuti a erruas er bloas 295.

Evel-hen Suzanna, o veza refuset var an douar ur gurunen a impalaerea, a veritas, evel guere hes ha merzeres, receo en eê diou gurunen infinimant caëroc'h ha precius-soc'h.

### REFLEXION.

Suzanna ne bermetas quet e pocse dezi un dijentil deut a bers an impalaér evit propos dezi un dimizi euorabl. Ar verc'h-mâ fur ha modest a lavaras dezan : *N'e devoa jamæs leset goas ebet da boquet dezi* : o caer queutel !

Ur plac'h pehini ne souj d'eu em viret nemet ouz an actionou mesus ha criminal, a guers dre un heut riselus, ha partant ema en danjer da goueza. Un plac'h evit eu em viret pur ha chast, ha conservi he enor, a dle en em viret ouspen-se diouz ar pocou, an attouchamanchou, diouz certeu familhariteou, certeu mercou a vignonaj, pe evit lavaret guell, a amourousdet, diouz ar musc'hoarz, ar sellou, ar c'homson tener ha goloet. An traou-se oll a so bepret danjerus ; an eil a denn eguile, eus a viau da vras ; ac er fin en em boulser er rouejou maleurus eus a here ez â diæz sortial. Na fiziet quet var ho uera na var ho resolutiou : creoc'h evidoc'h a so bet tromplet ; mar d'oc'h fur, profitet eus ho exempl trist ha fachus.

---

*An daousecvet devez a viz Eost.*

## SANTES CLÆRA,

### FONDATOURES EUS A LEANESET S. FRANCES.

SANTES Clæra a savet eus ur famill nobl ha pinvidic eus ar guær a Assisa en Itali, a devoa a vianic un devotion admirabl, cavet a vize peurvuia var he daoulin en he c'hampr, hac en defaut a chapelet, e conte ar *Paterou* hac *Ave, Maria* gant meinigou bian.

En he iaouanetis e commanças d'en em visca er fæçon ar simpla hac ar modesta, ha da gastia he c'horf dre ar binijen.

O vera clevet coma eus ar vuez fervant a gunduc sant Frances er gouent a Bortioncûl, ez eas d'he gaout evit disqui gantâ ar voyen d'en em gonsacri da Zoue en ur fæçon parfætoc'h ; an den santel-se er c'hreas er resolution a pehini emedo da ober ven a virjinite, ha da guitât pep tra evit servija Doue epquen.

D'an oad a drivec'h vloas e recevas chars an ilis Itron Varia an Ælez an habit a binijen digant ar memes sant, pehini he lequeas neuse en ur gouent leaneset. He c'herent, soueset bras o clevont an neventi-se, a reas inutilamant ho fossibl evit he distrei : ur c'hoar dezi o velet he c'honraj ac he ferseveranç a ieas d'he c'haont, evit beva gant-hi ar rest eus he buez, ha servija Doue didan ar memes habit. Daousec plac'h iaouanc, he mam hac ur c'hoar all e devoa, a zeuas ive goude-se da guemeret ar memes habit a binijen : chetu a-se e pe fæçon a commançs urz leaneset sant Frances, pere a vev en ur baourentez vras, hac etones pere a veler quen lies a exempl caër a binijen, a ferveur, a innoçanç ac a santeles.

Ar pap Gregor naovet, pehini en devoa un istim vras evit ar fondatores santel, a offras dezi renchou evit he c'honent ; mæs ho refus a reas gant quement a gouraj, ma teuas ar pap da venh ha fizianç vras e providanç Doue. Remerqnet voe souden peguement e plije da Zoue he fizianç, rac un devez e pehini ne oa nemet un dora vian a vara evit lein, ar santes o veza ordrenet rei an hanter eus an dors en alusen, a rauna an hanter-all etre al leaneset pere a oa en nombr a hanter-cant, ar bara a grescas en ur fæçon quer miraculus, ma voe avoalc'h evit contanti an oll.

Peguer rust bennac ezeo urz leaneset sant Frances, pere a guera diarc'hen, a gousq var ar c'halet, a inn epad ar bloas, a vir un silanç continnel, ha pere ne velont jamæs an dud diaves, ar santes-mâ u'en em gantante quet da observi quement-se ; donguen a ree ouspen-se ur gouris reun, ac epad ar c'horaïs e veve gant bara ha dour · ha cousgoude e lavare : *Abaoue m'en deus gret Doue d'in ar c'hraç d'en em rei dezâ, ne deus bet biscoas evidon poan fachus, pinijen diffi-cil, na clênvet disagreabl. Ah! peguer bras eo an douçder a gaver o soufr dre garantez evit Jesus-Christ!*

Un arme a Sarrazinet o veza deut dirac ar guær a Assis en esper he c'hemeret dre ners, ar santes-mâ a reas douguen ar sacramant adorabl ; mouet a reas varlerc'h bete dor he

Ff 2

c'houent gant he leaneset, hac o veza en em brosternet oll dirag Jesus-Christ, e resont ar beden-man : *Na abandonnit quet, Salver adorabl, ho servijereset, pere n'ho deus quen souten nemedoc'h, ha pere a laca enoc'h epquen ho oll fizianç.* Er memes momet e savas ur spount quer bras étoues ar Sarrazinet, ma teuzont d'en em retira.

Erfin ar fondatores santel-man, gonde beza gouvernet gant cals a furnes he leaneset e spaç a zaon vloas ha daonuguent, a ventas he ene da Zoue er bloas 1253, etro an oad a dri-uguent vloas.

*Maximou spirituel santes Clæra.*

1. Penaus e cretemp-ni eu em glem en hor poaniou, a velet JESUS o soufr hac o vervel var ar groas.

2. Etones quement a reomp, petra a reomp-ni, a guement a ve dign da veza presantet da Zoue ?

3. Ne onson quet petra a ell un ene da garet, ma na gar Doue : ha ne gompreuan quet penaus e aller beva hep he garet.

4. An nep a so e grac Doue a so pinvidic avoale'h ; re avaricius eo an ene da behini Doue ne suffis quet.

5. Ur c'hristen ne sant quet ar bones eus ar groas hac eus an afflictionou, pa en deus ur veich tânveet mad an douçder en deus enset Doue en ho zouez.

6. Peguer ber e caver an nôz, pa e zremener o contempli passion hor Salver.

REFLEXION.

Mar fell da un den iaonanc pe da ur plac'h en em gonsacri da Zoue en ur gouent, querent ha mignonet en em bress da exposi dezo an danjeron a gaver er stat-se : lavaret a rèr dezo examina mad ho vocation, gant aoun n'ho deffe queuz goude, ha re diveat. Asten a rèr memes an amser, evit gallout guell ho eprouvi, ar guerent e quementse ne d'int quet da veza blamet, mæs quent meulet. Mæs ha question so d en em ambarqui var ar mor perillus eus ar bed, ha question so eus un dimizi : petra a lavar an tadou ha mamou d'ho bugale ? Netra peurvia. Cousgoude pehini eus an daou stad-se eo an danjerussa ? E pehini e caver mui a boan, mui a gueuz, mui a affliction ? Tadou ha mamou, compremt dre guement-se peguen important é, abars ober fortun ho pugale, ho avertisse da c'houlen ar sclerijen eus an eê. Neuse ispicial eo e tleit consideri po-

naus ho bugale e so mad da Zoue, evit ne d'int deoc'h hoc hanam.

*Eil reflexion.* Santes Clæra, oc'h anaout e voa galvet gant Doue evit antren er religion, ne selanuas quet moues he c'herent, pere a falle dezo he distrei. Exempl caer evit an dud iaouanc, pere a dle quent ebelaou mouez an Autrou Doue eguet hini ho c'herent, pe zeuont da ober ar choas eus ur stad a vuez. Anez quement-se en em lacaent en un danjer bras d'en em goll : rac evit receo digant Doue he c'hraçou en ur stad a vuez, e renquer beza galvet gant o d'ar stad-se. Comprenit eta, bugale, an obligation boc'h eus, abars en em angaji e stad ebet, da gonsulti an Autrou Doue, ha da guemeret avis ho confessour, pe ur persouaij fur ha desanteresset.

---

*An trisecvet devez a eiz Eost.*

## SANTES RADEGOND, ROUANES.

RADEGOND illustroc'h dre ar gahte a santes evit dre an hini a rouanes, a voa merc'h da Bertær, roue eus a Duringé. Ar brinces-man en he iaouanctis n'en em distingue nemet dre he modesti ha dre he devotion, ha beza ez oa quer charitabl, ma reserve pep guella ha dilicata a vize servijet dezi ous taul, evit he rei d'ar beaurien elan.

N'en devoa quen sonj nemet da guitaat ar bed, ha d'en em gonsacri oll da servij Doue, pa fallas da Gloteer, roue a Franç, he c'haout evit pried : ar proposition eus un dimizi quer bras ha quen enorabl, e lec'h beza ur sujet a joa evit-hi, ne oue nemet ur sujet a affliction, ober e reas he fossabl evit miret na vize græt an dimizi, mæs he alia a rescur quement ma consantas erfin.

An titr a rouanes ne reas quet dezi ancounec'hât an hini a servijeres da Zoue; al lufr ac an eclat eus he c'hurunen ne viras quet na voe bepret quen humbl goude evel quent; ac ur renq quen huel ne zireisas quet he exerciçou a zevotion. Bisita a ree alies ar beaurien clan, pansi a ree ho gouliou, ha n'ho lese quet da vancont a netra. Bemdez e tremene cals a amser en ilisou, mireta ree an oll iunou eus an Ilis gant ar memes rigueur ma ho miret er c'houanchou; pa vize ur rejouissanç publiq bennac en he fales, ne von-

que quet da zouguen ar ciliç, so en em servijout a ree eus a hini gant industri, evit temperi ar plijadurezou innoçanta dre vortificationou secret.

Piou na sonje quet dezá e tlie ur rouanes quer vertusus heza enoret hac estimet gant an oll ? Cousgoude ar gourtisanet, pere a voa leun a speret ar bed, a gavas abec enni; commanç a resont da farçal divar goust he devotion, representi a reent memes da Gloteer penaus a veve ar rouanes en ur fæçon pehini a ree gaou ous he majeste, ha penaus, ma n'e devoa quet sonj chenj guiz, e teree mui ont-hi beva en un hospital benuse, evit var an trôn; hac en ur guer, na ehanent oc'h he decrial. Cloteer pehini en devoa bet bete neuse un istim vras evit-hi, a zenas nebeut-a-neubeut da ienât ont-hi, ha d'he disprijout; ha ne oufer quet lavaret peguement a devoe da soufr quen a bers ar rona, quen a bers ar gourtisanet eus ha falæs.

Ar santes pehini e devoa conservet bepret be attret hac he inclination vras evit ar retret pe ar solitud, a brofitas eus an disposition-se eus ar roue, evit goulen ha bermission d'en em deuna en he fart a gostez: Cloteer a gonsantas, ha Radegond en em retiras e Poitier.

Ober a reas sevel eno ur gouent leaneset, a pehini a tremenas ar rest eus he buez. Un dra admirabl oa guelet ur brinces quer bras o pratica an exerciçou humilianta eus ar gouent; scuba a ree he-unan an ty; sourci e devoa ous ar re glan, ha renta a ree dezo pep seurt servij.

Erfin gonde beza roet exemplou caër a humilite hac a vortification, quen var an trôn, quen en he c bonent, e rentas he ene d'ha C'hrouer gant ur peoc'h bras ha gant joa, var dro ar bloas 580, oajet atro c'hnec'b vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Ar rouanes-mâ a so bet goapeet ha disprijet bete var an trôn; pratiquet e deus mortificationou bras; an humiliationou, ar soufrançon, ar c'hroasion a so bet he fartaj en ha buez: qement-se oll a seblant deomp rust ha c'huero. Mæs pehes joa n'e devoc-hi quet pa edo var ar poent da dremen eus a vele ar maro d ar gloar ha d ar joaüsdet eternel ? Peguer contant e voa-hi neuse da soufr qement-se oll! Peguer donç oa he c'honsolation!

Ma considerremp ar merit hac an avantaj a brocur deomp

an humiliationou, ar soufrançou, an afflictionou; ma sonjemp er gonsolation hon be en eur ar maro da veza ho andúret gant patiantet, ha dre garantez evit Doue; na zeufemp-ni quet, pa erruont guenomp, d'ho receo a galon vad ha memes gant joa?

---

*Ar pevarzecvet devez a viz Eost.*

## SANTES ATHANASII.

AR santes-mâ a oue ganet e Greçe, var dro ar bloas 800. He zad ac ha mam, tud devot ha vertusus, a lequeas ho oll sourci da rei dezi un descadures christen, hac e profitas meurbet eus ho c'heutellion. D'an oad a seiz vloas e vouie didan evor meur a oræson devot, hac an histor eus a vuez cals a sent ha sænteset. An habijou caër a seblante dezi traou væn ha divoder; ha divertissamanchou ar bed a oa eu he santimant, amusamanchou divlas hac anuuyus.

C'hoant bras e devoa d'en em gonsacri oll da Zoue, cousgoude avel n'e devoa quen volonte nemet hini he zad ac he mam, e temesas da un den vertuzus ho devoa choaset evit-hi. Athanasii a veve en union vras gant he fried, pehini a lesas bepret gant-hi al liberte da gontinui he exerciçou a zevotion. Neuse e commanças da assambli pep sul ha pep gouel en he zy ar graguez hac ar merc'het divar dro, evit ober dezo ul lectur eus ul levr devot, se e tremene gant ho goude-se ur nebeut amser e conversationou spirituel. He vertuziou bras a reas quement a impression var speret he fried, ma en em rentas religius.

Athanasii, oc'h en em velet libr, na sonjas mui nemet da accomplissa an desir e devoa a bell-amser d'en em renta ive leanes. Cals a verc'het hac a intanveset o veza disclæriet dezi ar c'hoant ho devoa da veva gant-hi evel en ur gommunante a léaneset, ar santes da behini e rea quement-se ur joa vras, a reas eus he zy ur gouent. Dont a resont oll da chom eno, an en em angaji a resont da observi ur reglamant caër a vuez didan direction ur belec santel pehini a roas dezo ar voal.

Choas a resont Athanasii evit ho superiores en despet d'he humilite. Ar santes na gonsideras ar garg-se nemet

evel un obligation da veza humploc'h ha fervantoc'h eguet ar re a oa en em lequeet didan he obeissanç. Quemeret a ree bepret evit-hi al labour poaniussa eus an ty, ha pa represante dezi he mere het n ho devoa quet he choaset evit heza ar servijeres eus an oll gommunaute, e responte dezo penaus an avantaj a ree dezi he renq, oa da allout choas evit-hi al labour isela.

He huez a oa mortifiet hras, ha peurvuia na gousque nemet en ur gador. He hrassa plijadur oa en em antretens gant he c'hoareset var grandeuriou ha privilejou mam Doue, ha c'hoant hras e devoa da vervel d'an derc'hent unan bennac eus he gouelioù. Ohtemi a eure ar pes a zesire.

Clènvel a reas d'an drede a viz Eost, ac er memes deiz a devoe ur revelation e voa tost an termen eus he exil, evel n'e devoa douet ehet na dhe mervel derc'hent gouel an Assomption, e tremenas an daousec devez-se en ur gontemplation continuel, ha mar deue avisiou da interrompi he oræson, ne oa nemet evit lavaret d'he c'hoareset : *Canit bepret meuleudiou an Autrou Doue, ha na ehanit d'he bidi da veza misericordius en hon andret.* D'ar bevarsecvet deiz eus ar miz, e c'halvas he c'hoareset, pere oc'h he guelet sempl, a gommauças oll da voela, ar santes a lavaras dezo : *Ho quitaat a ran, va c'hoareset quez ; mæs esperout a ran penaus an Autrou Doue leun a visericord hon reunisso oll ebars an eê ; hoc'h exhorti a ran d'he servija bepret gant ar memes ferveur ; bevit en un union hac en eur garantez vras ; varc'hoas ema gouel an assomption glorius eus ar Verc'hes Vari ; me ho ped na zeui quet va maro da ziréïsa netra eus ar solanite vras-se, grit an ofiç, en em acquitit eus hoc'h oll deveriou a religion gant an oll devotion a c'houlen un deiz quer santel ; ha goude ma ho pezo ramplisset hoc'h oll deveriou, enterrit va c'horf, ha n em ancounac'hit quet en ho pedennou.*

Goude beza lavaret quement-se, en ur serra he daoulagad e tremenas, hep ma vouie meun ; sonjal a reent emedo en oræson : ha ne voe nemet dre an eclat dreistordinal eus he bisaj e voe anaveet penaus e voa deja he ene santel en demeurang eürus.

REFLEXION.

Athanasii d'an oad a seiz vloas a vouie didan evor meur a oræson devot, hac an histor eus a vuez cals a sænt. Petra

voar brema ar vugale d'an oad-se ? Bugalèachou, diotachou, ur gonchen pe ur ganaouen bennac. Cetu a-se ar c'henta quentelhou a roer d'ar vugaligou : ne d'è quet souez ma veler quen nebeut e zevotion hac a religion etoues ar vugale.

*Eil reflexion.* Pebes mad na raffe quet ur vregen he ziegnes, ma teuffe elec'h ar gonversationou-se mutil, ac alies perillus, da assambli he bugale ha tud he zy evit en em antreteni gant ho var buez ar sent, var affer important ar silvidiguez, var ar guirioneou bras eus hor religion !

---

*Ar pemzecvet devez a viz Eost.*

## ASSOMPTION

### AR VERC'HES GLORIUS VARI.

MA n'en deus biscoas aperet na calon an den comprenet ar pes en deus preparet Done d'ar re er c har, pion a allo biquen explica na compren ar pes en deus preparet d'he Vam beniguet, pehini e deus he garet mui evit an oll dud assamblez ? Ma ne deus eta moyen ebet da explica ar gloar e pehini e jouis ar Verc'hes saer en eê, ac an hueldet eus he zrôn, en em gontantomp da gonsideri gant admiration, he da gontempli ervez hor gallout, ar gloar pehini a zeu da ravissa an Ælet memes.

An Itron Varia ne chommas er hed-mâ goude ascansion he Map divin, nemet evit consolation an ebestel ac ar gristenien, evit beza ho refuj ac ho sonten. He buez ne voa nemet nn exerciç eus ar garantez ar bura, un exempl parfet eus an oll vertuziou, ac nn orason continuel. Bisita a ree alies ar plaçou santifiet gant hor Salver adorabl dre he bresanç, hac e pere en devoa accomplisset mister hon redamtion. Beza e voa var an douar, mæs he c'halon ne voa quet separet diouz hini he Map en eê, ha n'e devoa quen desir nemet d'en em unissa gantan evit jamæs.

Pa dostaas he zermen da sortial eus ar bed-mâ, e tenas un Æl da ziscleria dezi an deiz ac an heur eus he maro precius. An neventi-se a reas d'an ebestel ha d'an disquibien en em renta pront a Jerusalem evit lavaret adieu d'ho mam ben-

naguet, hac evit receo he diveza benediction; goude ma a devoa ho assuret eus he frotection, ac ho c'hourajet da berseveri ha da soufr evit Jesus-Christ, e varvas hep poan ac hep anquen ebet. Er momet-se a voe guelet en dro dezi ur sclærijen brillantoc'h evit hini an heaul, bac a voe clevet ar c'hân melodius eus an Ælez.

An ebestel ac an oll assistantet en em brosternas d'he zreid oc'h ho guele'hi gant daëlon a c'hlac'har ac a joa er memes amser: ar gristenien eus a Jerusalem ha divar dro a zeuas gant pres evit enori ar c'horf santel; ac he enterri a resont gant ur respet bras e Getsemani, tri c'hant pas dious ar guær a Jerusalem.

Da henn tri dez, evit contanti devotion ar re n'ho devoa quet bet an eürd'en em gaont presant pa dremenas ar Verc'hes saer, e voa digoret ar ba: mæs soneset a voe an oll gant admiration, dre na guefsont mui nemet ar pes en devoa servijet da sebelia ar c'horf santel, renta a resont oll gloar da Zoue dre n'en devoa quet permetet e vize bet ur c'horf quer pur sujet d'ar gorruption; mæs ma voa plijet ganta he ressuscita arauc ar resurrection general, hac he receo a triomf en eê.

Ar gouel-mâ a sobet bepret nnan eus ar re solenna an Ilis: Javaret a eller ez eo deut c'hoas solennoc'h e Franç aba ma zeuas ar roue Louis trisecvet, er bloas 1638, da choas andevez-mâ evit consacri he bersonnaj ac he oll rouanteles d'ar Verc'hes glorius Vari, ha d'he lacât dindan he frotection. Cetu a-se ar ræson perac e rêr hirio dre an oll rouantelea a Franç processionou solennel, pere a so un testeni publiq dre behini hon rouane a zen da brotesti e tepantont eus an Itron Varia, hac he anaveont evit ho mæstres sonveren dre an eûor solennel-se.

### REFLEXION.

Ar Verc'hes Vari a zen da vervel, un Æl be avertissas eus he maro: mervel a ra hep poan, hep anquen ebet, gant ur joa vras pehini a zeue eus an desir e devoa da velet J.-C. An effort eus he c'harantez evitan eo a separas he ene caër dious he c'horf. Mari a so maro, mervel a reot; mæs penaus e varfot-hu? Gant pehes anquen, gant pehes spount! Disquit gant Mari da veva ervad evit mervel ervad. Goulennit diganti ar c'hraç da vervel santelamant, he accordi a ra d'he servijerien fidel. Ha pa viot er momet terribl-se, deut d'he

invoqui en ur lavaret : *Guerc'hes santel, disquezit bremâ ez oc'h va mam, ha va sicourit er gombat terribl-mâ e pehini ez eus question eus a un eternite.*

*Eil reflexion.* Ar Verc'hes sacr a ressuscit tri devez goude he maro. Ur c'horf quer pur, pehini en devoa donguet Jesus-Christ, ne dlie qnet beza sujet d'ar gorruption ebars ar be. Pebes joa am eus-me, o Guerc'hes santel, eus ar faveur-se pehini so bet accordet deoc'h !

Va c'horf, ressuscita a ri ivez an deiz, mæs ac en a vezo evit beza glorius pe evit beza miserabl da viquen ? Un dra ê na ouson qaet ; mæs petra a lavaran-me, ha ousont a ran ; beza a vezin eus a nombr'ar re choaset hacaürus, mar d'oun guir servijer da VARI.

*Trede reflexion.* Triomf an Itron Varia a voe admirabl, antren a reas en eê corf hae ene, an Ælez a zeuas d'he diguemeret ; an Tad eternel he anavezas evit he verc'h, J.-C. evit he vam, ar Speret Santel evit he bried. Hueleet e voe dreist an oll sænt ae an Ælez, ha lequeet en ur trôn en tu deou d'he Map. Cetu a-se ar renq huel a zalc'h en eê hon avocades ac hor mam donç ha mad ; en em adressomp dezi eta gant fizianç ; ne deus netra a guement na ellomp obteni dre voyen ur brotectoures quer puissant. Mæs pe seurt servij hon eus-ni rentet bete vremâ dezi ? Pe seurt servij a rentimp-ni dezi da viana en amser da zont, evit meritout he faveur hac he protection ?

---

*Ar c'huezecvet devez a viz Eost.*

## SANT HYACINT,

### EUS A URZ SANT DOMINIQ.

AR sant-mâ ganet a Poloign, gonde beza tremenet he iaouanctis en un innoçanç vras, ha beza en em rentet habil-meurbet, en em rentas den a Ilis. O veza het gret chaloni, he vodesti exemplus ac ha fervenr epad an ofiç divin a inspire an devotion d'an oll ; ac an darn-vuia eus he vadou a zistribaa d'ar beaurien.

Sant Dominiq o veza nevez institnet un urz caër ha santel, Hyacint en em offras evit aetren ennan ; ar fondateur santel-se en recevas avel ur presant eus an cê, ha ravisset

o velet he squiant ac he vertu, er c'hargas souden da breseg an aviel. En em acquita a eure eus ar garg-se gant ur frouez admirabl, en ur ober e pep lec'h conversionou bras ha burzudus.

He vuez santel ac exemplus a gontribue cals da ober dezâ gounit quement a eneou da Zoue. Bep guener e iune divar bara ha dour; n'en devoa ordinal evit guele nemet an douar, ac alies e tremene an darn-vuia eus an noz en ilis dirac ar Sacramant ha dirac an auter an Itron Varia, evit pehini en devoa epad he vuez un devotion tener meurbet. Al labour vras en devoa o presec, ne viras quet na reas sevel e rouanteles Pologn pemp couent, pere a gargas o religiuset fervant.

Goude beza labouret gant quement a frouez e Bologn, he gouraij hac he zèl apostolq a reas dezan mont da breseg e Sueed, en Norvej hac e Moscovie, hac e convertissas er broyou-se ur bobl infinit dre he instructionou, ha dre ar miraclou a ree e pep lec'h.

En amser ma edo e Quiovi, an Tartaret, tud barbar ha cruel, a antreas e quær, ober a resont un distruij bras, ha ne veled nemat tân ha goad partout.

Ar sant o velet un dra quen trist, a guemeras gant un dorn ar Sacramant adorabl, ha gant an dorn-all imaij an Itron Varia, ac a sortias evelse eus a guær. O veza arruet e bord ur stær vras gant ur bec'h quer precius, evel ne gave na pont na bag evit tremen, leun a fizianç er gallout eus an hini a zougue ac er protection eus ar Verc'hes Vari a behini a zougue an imaij, e quersas var an dour evel pa vize bet var ur pave.

Ar servijer fidel-mâda Zoue, goude beza labouret gant quement a fatig evit conversion an eneou epad tost da zaou uguent vloas, a glanvas erfin, peguer clan bennac en em gave, e assistas en ofiç divin da voel Maria hanter-eost; hac er memes devez-se, goude beza recevet ar sacramanchou diveza, e rentas he speret eürus da Zoue, er bloas 1257, oajet a bevarsec vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Mar d'eo eurus an nep a zeu da c'hounit un ene epquen da Zoue, pegnen eürus a vezo an hini en devezo convertisset quellies a ene evel m'en deus gret sant Hyacint! Caromp hon nessa, desiromp ha procuromp ervez hon gallout he

salvidiguez; he ober a ellomp hac a dleomp oll da nebeuta dra hon exempl vad.

Dreist pep tra divoallomp na golfemp ene hon nessa dre voall ali pe dre voall exempl; pehes malenr a ve hen-nes! Penaus reparı un droue hac ur c'holl quer bras!

---

*Ar seitecvet devez a viz Eost.*

## SANT ROC.

AR sant-mâ ganet e Montpellier, a oa en he iaouanctis un exempl a vertu, coll a eure d'an oad a ugueut vloas he dad hac he vam, pere a lesas ganta madou bras; mæs ar sant pehini a zesire hac a glasque un beritaij all precıussoc'h, a zistribuas ar madou-se d'ar beaurien; ha goude beza en em deguiset ha quemeret un habit a belerin, e quemeras an bent da Rom, evit bisita beyon sant Pêr ha sant Paul.

Pa erruas en ur guær hanvet Aquapendant, e clevas e voa ar vocen eno, hac e varve un nombr bras a dud: presset gant un desir bras da assista an dud affljet-se, ha da sacrifia he vuez en exercıç-se a garantez, en em lacassouden da servija ar re glan. Ur re bennac o veza lavaret dezâ ne dlie quet un den quen iaonanç evel ma oa, en em exposi evelse da c'houunt ar c'hlênvet quer stagus, e respontas e vize re eurus mar galse d'an oad a ur bloas varn-uguent rei be vuez dre garantez evit he Salver, pehini a oa marv evitâ d'an oad a dri bloas ha tregont. Done a venniguas ur garantez quer bras; sant Roc ne one quet quent en em lequeet en mesq ar re glan, ma ehanas ar c'hlenvet e quær.

O veza clevet goude-se penaus ar memes clênvet a ree un distruij horribl e guær a Ceseen, e redas di quer buan. He garantez na one quet neheutoc'h admirabl eno, evit na oa bet en Aquapendant. He bresanç epquen a zilivras ar guær dious ar c'hlênvet bras-se; sehlantı a ree a tec he ar c'hlênvet araısan, pep-unan a c'hoantee guelet ar pelerin santel; ha menr a hini a sonje e alle beza un Æl.

Eus a Ceseen ez eas da Rom; goude heza gret eno he zevotionou gant ur ferveur vras, e partıas en ur veva divar an alusen. O veza digoneset en ur c'hoat, en em santas quer clan, ma oue obliıjet d'en em arreti var an douar, hep gallout caout sicour digant den ebet; mæs Done n en

abandonas quet, hac a bermetas ma teue ur c'hi da zigaç bemdez dezan ur bara, qeen na oua e stat da gontinui he hent.

Digouesout a reas erfin en he vro; mæs he habit a oa quer paour, he visaj a oa quer cheujet gant an amser ha gant ar fatig en doa het, ma oue dianaveet gant an oll; quemeret e oue evit un espion : caeet e oue dirac ar gouerneur eus a guær, pehini, petra-bennac ma oa he ioutr, n'en anavesa quet quen nebeut. Goulen a reas diganta he hano, haea he vro e voa; ar sant pehini ne felle quet dezan en em rei da anaont, ha pehini ne glasque nemet an occasion da veza dispriset, ha da soufr ur vortification bennac, ne respontas netra var an daou boent-se; quement-se a enre d'ar gouerneur ordren he zerc'hel er prisou, bete gout piou e voa.

Ur joa vras en devoa d'en em velet tretet evelse en he vro; ne chane noz ha dez o pidi hac o veuli Doue en he gaptivite; hac evel pa na vize quet an devaljeu hac andiæsamant eus he brisou suffisant avoalc hevit exerci he batiantet, e pratique c'hoas be-unan cals a vortificationou-all. Erfin goude beza soufret an humiliation-se epad pemp bloas, e varvas en he brisou var dro ar bloas 1318, d'an oad a bevar bloas ha tregont.

Goude he varo e oue anaveset dre ur merq en devoa varnezan, ha gant pehini e voa ganet. He iontr a reas sevel un ilis en he enor. Meur a guær a zeu da celebri gant solennite gouel sant Roc, darn dre anaoudeguez vad da veza bet dilivret eus ar vocen dre he sicour, ha darn evit ma vezint preservet dre he lutercession.

REFLEXION.

Pa vè ar vocen en ur guær, petra na rêr quet evit en em breservi eus ar c'hlènvet danjerus-se? Pep-unan en em serr en he dy evel en ur prisou : renonç ar rêr d'an assambleou, ne faller quet memes en em gavout e compagnunez re oll, gant aoun da c'houmt ar c'hlènvet diout-ho. Cetu petra rêr evit conservi he vuez, cetu petra rêr evit ar c'horf : mæs bac en rêr quement-all evit an ene? Ha quemeret a rêr quement a sourci evit preservi he ene? Allas! ar c'houtrol a reer. Gonsont a rêr penaus ne deus netra danjerussoc'h evit ar silvidiguez, eguet an assambleou mouden, ar festou, an dançou, ar plaçou-se destinet d'ar

c'hoarion ha d'an ebaton, ha cousgoude ho c'hlasquer gant ur pres bras. Panaus eta ! ha nebeutoc'h a dleer douja maro an ena, evit e'hlênvejon ar c'horf ?

---

*Ar trivec'hvet devez a viz Eost.*

## SANT JOACIN.

*An Ilis a ra ofiç sant Joacin d'ar sûl goude gouel Maria hanter-Eost.*

MAR d'oc'h devot d'an Itron Varia, enorit sant Joacin he zad, ha trugarecaït an Antron Done evit ar gloar special en deus recevet ar sant bras-mâ diganta var an douar hac en eê. Mar d'eo enorabl ha glorius evit un tad caout ur c'hrouadur fur, evel a zesq deomp ar scritur santel, pe seurt gloar a so da veza comparajet da hini sant Joacin, pehini en deus meritet dre he santeles dreist-ordinal, beza choaset dreist an oll patriarchet santel, evit beza tad d'ar Verc'hes glorius Vari, ar santela hac ar parfeta eus an oll grouadurien bur.

Joacin a voa guinidic eus ar guær a Nazaret, ha disquennet eus a famill royal David, mæs he famill a voa deut paour dre hir amser, ha dre ur providanç special a Zoue, pehini ne felle quet dezâ e vize querent Salver ar bed eus ur gondition diferant dious he hini.

Biscoas ne voa bet guelet un den humploc'h, douçoc'h ha patiantoc'h, na queu interieur ha quer carantezus : he union, he vuez pautant, hac he aquet da hidi, a ree ma voa admiret gant an oll, ha consideret evel ar santela personaij eus he amser.

He zimisi a reseur da santes Anna pehini a voa ive ar vodesta ac ar vertuzussa merc'h a oa neuse var an douar. Biscoas dimisi na oue eûrussoc'h, biscoas ne voe guelet daou bried o veva eu un union caëroc'h ; an eil a ree eûrusdet eguile. Evel ne zesirent nemet plijout da Zoue epquen, ha caout an eûr da velet ar Messi prometet abaoe queit amser, e tremenent an darn-vuia eus ho buez er retret hac en oræson, oc'h ha c'houlen digant Done. N'ho devoa quet a vugale, ha ne voant mui eu oad da gavout, hep ur speç a virael : Done a reas ar miracl-se, en ur accordi d'ho fedennou ur verc'h pehini a dlie oher eurusdet ar hed oll, ha heza da viquen gloar ur famill quer santel.

Sant Joacin oc'h anaout ar presant eabr ac an tensor precius eu don recevet eus an cê, a rentas actionou a c'braç da Zoue ; ha dre anaondeguez vad, querquent a ma oue deut ar Vere'hes santel d'an oad a dri bloas, he c'honsacras da servij Doue abars an templ.

Gonde beza gret ur sacrifiç da Zoue eus a guement a ree he oll joa ac he oll gonsolation ebars ar bed, ne sonjas mui nemet da dremen ar rest eus he vuez en oræson, o contempli noz ha dez be vadelez infinit hac he visericord.

Erfin ar patriarch santel-mâ oajet var-dro pevar-uguent vloaa ha leun a veriton, a rentas he ene d'he Grouer etre divrec'h santes Anna hac he vere'h santel ar Vere'hes Vari.

Dizquez a rêr e'hoas hirio be sant Joacin da belerinet an douar santel, ar memes ilia e pebini e veler be an Itron Varia, he sant Joseph ha hini santes Anna e traouien Josafat.

REFLEXION.

Ar graçou extraordinal a recever bemdez dre intercession sant Joacin, ar privilej en deus bet da veza tad d'ar Vere'hes glorius Vari mam da Salver ar bed, ar c'hredit ac ar gallout bras en deus dirac Jesus-Christ, aso evidomp ur ræson ac ur motif cre ba puissant evit renta dezan un enor special, ha caout recours outan en hon necessiteou quen temporel, quen spirituel.

*Eil reflexion.* Enoromp ouspen-se ac en em adressomp d'ar famill santel, pebini a gompren JESUS, MARI, JOSEPH, ANNA ha JOACIN ; dalc'homp un devotion particulier d'ar famill santel-mâ, evit ma reigno peoc'h Doue en hon tiguesou. Tadou ha mamou, goulennit ar furnes hac ar brudanç evit gonarn ha regli ervad ho famill hac ho tieguez. Bugale ha servijerien, goulennit ar respet, an obeissanç hac ar fidelite, evit contribui da gonservi an urz vad hac ar peoc'h ebars an ty.

O peguen douç eo beva en un ty reglet mad! Peguen agreabl eo ar gompaignunez! pebes peoc'h na gaver quet eno! Er c'hontrol peguen tenn eo beva etouez ur famill indevot! Ne veler eno nemet division, ne glever nemet trous ha bresel, ha ne gavar chanc ebet, elec'h ma prosper pep tra en un tieguez a zoujanç Doue.

*An naontecvet devez a viz Eost.*

## SANT LOIS, ESCOP.

AR sant-mâ, niz da sant Lois, roue a Franç, ha map d'ar roue a Sicil, ne gave quet douçoc'h plijadur en he iaouanctis evit o lenn levriou devot, hac o pidi Doue en ilisou pe en he gampr. He vodesti ac he zouçder a ree ma voa caret gant an oll: ha n'er galvet nemet an æl, ac en effet e oa un æl dre he burete ha dre he innoçanç. Evel m'eu devoa ur speret lem ac excellant, e voa en em reutet babil en un oad e pehini e commanç ar re-all mont d'ar studi.

En ur e'hlênvet bras en devoe, e reas veu d'eu em reuta religius eus a urz sant Frances, mar plijese gant Doue rei dezan ar iec'het. Da beun uebeut goude-se he dad a c'boantcas he zimisi da c'hoar ar roue eus a Aragon, mæs netra ne voe capabl da ober dezan chenj resolution; ac evel ne fella quet d'he dad en em reutese religius, eu em bastas da receo an urzou sacr evit renonç d'an oll fortuniou caër eus ar bed ha caout æssoc'h a-se ar voyen d'eu em acquita eus he veu.

Ar pap Bonifaç eisvet, o consideri he vertu bac he verit dreist-ordinal, er galvas evit beza escop eus ar guær a Doulouz, petra-bennac n en devoa neuse nemet daou vloas varn-ugueut; ar sant pehini n en doa quen desir nemet da gundui ur vuez retiret, a reas he oll bossibl evit refus an dignitese, mæs ret a voe dezan obeissa d'ar pap, pehini eousgoude a accordas dezâ an amser da ober profession en urz sant Frances. Souden goude he brofession e voe sacret escop. An dignita nevez-mâ na servijas nemet evit rei muia lufr d'he humilite. Evitâ da veza escop, ne guitaas quet he habit religius. Partial a reas hep dale evit eu em reuta eu he escopti; en ur dremen dre ar guær a Sieeu ha dre ar guær a Floranç, e lojas en couenchou eus he urz, ha ne bermetas quet e vize tretet nemet evel ar religiuset-all, hep distinction ebet.

Recevet e voe e Toulouz gant an oll manifiçanç a verite un prinç, un escop ac ur sant. An oll admire he vodesti ac he humilite; caret ha respetet e voa gant an dud a ilis, gant an noblanç hac ar bobl.

He veubl ac he vele eu em sante eus ar baourentez religius; distribui a ree d'ar beaurien he oll leve, o reserva

epquen ar pes a voa necesser evit en em entretenı evel ur religius paour. Alies e visite ar brisonerien ac ar beaurien clan, ho c'hôfes a ree, ho c'honsolı ac ho assista dre he alusennou. Ne zaleaaquet ive da ober ar visit dre he oll escopti, ac e lesas e pep lec'h merceu eus he garantez evit he bobl, eus he sourci pastoral, ac eus he santelea. Convertissa a reas dre he bredicationou ha dre he exempl cals a Iudevien hac a herctiquet; hac e creis he labourou apostolic, ne ziminue netra eus he vortificationon ordinal.

Mes ar sant-mâ a oa ur frouezen re hao evit an cê, evit beza leset hiroc'h var an douar. Clênvel a eure, ha peguer sempl bennac en em gave, e recevas ar gommunion var he zaoulin. Pa voa prest da vervel, ne ehane o lavaret an *Ave*, *Maria*, oc'h en em recommandi d'ar Verc'hes santel, e pehini goude Jesus-Christ e oa he oll fizianç. Mervel a eure ar bloas 1299, daou vloas goude ma voe gret escop.

REFLEXION.

N'en em gontantomp quet da admira vertuziou ar sent, sonjomp ouspen-se d'ho imita. Ar prinç santel-mâ en deus bet en he vuez ur burete anjeliq, ur vodesti, un douceder, un devotion hac un humilite admirabl; renoncet en deus da c'hloar ar bed ha d'he blijadurezou, evit cundui ur vuez hnmbl ha mortifiet; bevet en deus evel ur paour evit soulaji ar beaurien. Na vanq quet deomp exemplou caer ha santel evit hon excita d'ar vertu, mes ar gouraj hac ar volonte vad eo a vanq deomp, sioas!

---

*An uguentvet devez a viz Eost.*

SANT BERNARD, ABAD.

SANT Bernard, guinidic eus a Bourgoign, en em roas oll en he iaouanctis d'ar studi ha d'an devotion. O veza arretet un deiz he zaoulagad var ur vreg dre un nebeut a gorıosite, e quemeras quement a gueuz, ma en em daulas en ul lennad dour, e creis ar goan, evit ober pinijen eus ar fant-se. An danjeron a gave er bed, a reas dezan quemeret ar resolution d'he guitaat, evit conservi he innoçanç:

inspira a reas ar memes desir da gals a dud iaouanc, pere a réas gantan en nombr a dregout, d'en em offr da sant Stefan, abad eus a gonent Citeau, pehini ho recevas gant joa. Bernard a vevsa eno gant ur ferveur vras, hac evit en em excita mui oc'h mui, en em interroje he-unan alies, en ur lavaret : *Bernard, perac ec'h eus-te quitteet ar bed? Ha ne d'é quet evit en em renta sant? Labour eta d'en em santifia.* Ar hurete eus he galon, he humilite ac he vortification a ree dezan santout un douceder ravissant en oræson; en em blijout a ree ive oc'h ober al labour poaniussa eus an ty.

Ebars er gouent-se ar religiuset evit en em antreteni, a laboure ho-unan ho douar : hada ha midi a reent an id a servije dezo da ober ho bara. Evel ar superieur ne gavas quet a propos lacaat Bernard, e mare an cost, da vidi gant ar religiuset all, dre n'er c'have quet capabl a guement-se, ar sant a requetas digant Done ar e hraç ma plijese gantan rei dezan an ners hac an adress evit gallout ober ar memes labour : hac er bloaz varlerc'h e voe guelet o vidi couls ha meun, hac o vont memes araue ar re-all.

O veza bet lequeet da abad e Clervau, e ereseas he vortificationou; quen nebeut a c'hout a guemere er pes a zebre ac a eve, ma evas un deiz, hep souj, eol elec'h dour, hep santout epad ma eu eve. Preseg a ree gant un ouction pehini a douche ac a c'hounee an oll galonou. Un nombr quer bras a dud iaouanc, goude beza clevet he sermoniou, a guitee ar bed evit antreu er c'honenchou, ma oue oblijet da ober aevel en he amser eiz-uguent couent.

Mæa netra ne zisquez deomp sclæroc'h he verit extraordinal hac he santelea vras, eguet ar servijou important hac infinit en deus rentet d'an Ilis; assistet en deus e meur a goncil, e pere e vije bepret beuliet he avis, tree'het ha confontet en deus un nombr bras a hereliquet, ar pabet ac ar rouane a guemere cusul digantà, ac er c'hargue eus an importanta afferiou; e peb lec'h e voa galvet au æl a heoc'h hac ar souten eus an Ilis.

E creis ar foul vras-se a occupationou ac a labourou e composas levrinn caër, e pere e admirer ispical he zevotion tener eu andret an Itron Varia, hiscoas ne voe guelet ur servijer devotoc'h da VARI, nac ardantoc'h pe soureiussoc'h da inspira d'an oll ar memes devotion.

Erfin ar sant bras-man, goude beza bet un exempl caër a

vertu, goude beza refuset an digniteou quenta eus an ilis, estimet, respetet hac admiret gant an oll, a varvas evel ma varv ar sænt, e Clervau, etre divrec'h he religiuset, er bloas 1153, oajet a dri bloas ha tri-uguent.

*Maximou spirituel sant Bernard.*

1. Ha ne d'è quet un dra terribl e teufe an den, ur prènv douar, da veza superb hac orgouilus, goude ma'z è deut un Doue d'eu em humilia?

2. Peguer precius eo an humilite, pehini a denn varnomp graçou Doue!

3. Seul vui e clasq an eue be c'honsolation etoues ar grouadurien, seul uebeutoc'h a gousolation a recevo digant Doue.

4. Seul vui e labourer evit Doue, seul vui e santer a ners hac a gourajj.

5. E pep amser e tleomp soujal er maro, pa dostaomp outan e pep moment.

6. Goude Doue, va oll fiziang a so e Mam Doue.

REFLEXION.

Sant Bernard a voa cronadur ha servijer fidel d'ar Verc'hes Vari, procuret en deus he gloar e-pad he vuez, hac al levriou pere en deus composet, a so leun eus he meuleudiou. Oll e tleomp beza servijerien d'ar Verc'hes Vari, hac en em gonsideri evel he bugale, querçouls ha sant Bernard, pa z è guir e deus evidomp ur galon hac un deneredigues a vam. Mæs n edoump nemet servijerieu infidel ha bugale dinatur, siouas deomp! Rac pelec'h ema hor purete, hou humilite hac ar vertuzion all, pere a dla hou renta hènvel ous ur vam quer pur ha quer santel?

---

*An unan-varn-uguent devez a viz Eost.*

SANT EUSEB, BELEC.

EusEB guinidic eus a Rôm, gonde beza tremenet he iaouanctis eu un davotion fervant, eu em rentas deu a ilis. O veza belec, e lacaas da dalvont an talant bras eu devoa recevet ens an eè, en ur brocuri gloar Doue ha silvidigoez he nessa dre he bredicationou ha dre he instructionou leun a onctiou hac a ners.



An impalaër Constanç pehini oa un heretiq obstinet, a hersecute en amser-se ar gristenien fidel gant quement a grueldet, ma reas mervel cals a esquibien hac a veleyen santel, ha ma exilas un nombr bras a re-all. Ar bersecution-se ne vire quet na bresegue bepret Euseb, ha na instrue sanccess ar bobl, evit he breservi dious an erreur ha fals opinion an heretiquet.

Officerien an impalaër a reas he arreti hac he lacaat en ur prison quen enq ha quer stris, n'en devoa quet a blaç d'en em drei ha chom a enrc eno evelse hep gallout flaich, epad seiz miz amser; mæs pegner bras bennac e voa an diæsamant-se hac ar boan a soufre, e voa bepret contant ha joaüs en he gaptivite. Evel n'en devoa netra libr nemet he galon hac he deôd, e reas un usaj mad anezo: he deôd a voa casa bepret ocupet da veuli ha da c'hlorifia Doue; hac he vrassa sourci oa da sevel he galon varzu Doue, d'en em antretenı gantan er gontemplation, da offri dezan he soufrançou, d'ho anduri gant carantez, ha d'ho unissa gant soufrançou he Salver adorabl, evit gloar pehini en devize desiret scuilla ar berad diveza eus he voad.

Goude m'en devoa soufret epad seiz miz un incommodite quer bras, e plijas gant Doue he zihvra, oc'h he c'herval evit monet da joussa en eê eus a liberte santel hac eus a gonsolation eternel an eueou eurus.

Mervel a eure er bloas 357. Ur helee vertuzus hanvet Oroos a guemeras ar sourci d'he sebelia ha d'he anterri, hac a scrivas ar c'homsou-man var he ve: *Aman e repos Euseb, den Doue.*

REFLEXION.

Euseb a voa un den Doue. Pep christen a dle ive beza un den Doue. Beza ez oc'h da Zoue dre pep sourt titr, ho cronet en deus, ho conservi a ra, hac ho carga a pep moment eus he faveuriou. Pa'z oc'h da Zoue, hoc'h actionou, ho sonjesonou hac ho comsou a dle beza evit Doue, ar mæstr eus ar vezen, a dle caont ar frouez anezi. Considerit ha c'houi so e guirionez un den Doue; piou a servijet-hu? Evit piou e ret-hu ar pes a rit? Pe intention hoc'h eus-hu en ho labour? Martese ne sonjit en ur labourat, nemet da c'hounit peadra da vaga ha da antretenı ar c'horf-se lenn a gorruption hac a vreinadurez. O peguement a labour hac a boan

lantil evidoc'h, ha collet evit an eternite, pere a chomo hep recompans, defaut ho ofri da Zoue, hac ho rapporti d'he c'hloar ?

Mar fell deoc'h eta besa un den Doue, santifiet en pep tra, ho speret hac ho calon varzu Doue, consit avison eus a Zoue : pa guer ur re hemmae, en em hlyer o pariant hac o clevout coms aneza, arfin grit hoc'h oll labour en intantion da bilijout da Zoue.

---

*An eil-warn-uguent deves a viz Eost.*

## SANTES CLÆRA A MONFALCO,

### GUERC HES.

AR santes-man guinidic eus ar guær a Monfalco en Itali, ne gave quen plijadur d'an oad a hemp bloas, nemet o pidi Doue. Ne devoa c'hoas nemet c'hnec'h vloas pa c'houlennas ha ma ohtenas conje digant he c'herent da vonet eu ur gonent. Ravisset gant joa da veza bet recevet en ur gommunaute quer santel, e commanças a neuse da viret ar memes reglen evel al leanesat, ha gant ur ferveur quer bras, ma voant souesset-oll. Diez e compren peanus ur vers'he a seiz bloas e devize het ar gouraj, ha memes ar sonj d'en em vortifia evel ma ree.

An dour bras a devoa da soufr evit JESUS-CHRIST, a ree dezi pratica mortificationou estonus. He guele a voa an douar noaz, pe ar plênch; ar voguerieu eus he c'hambr livet gant he goad, a zisqnez ar rigueur gant pehini e trete he c'horf innoçant. Ar sujet ordinal eus he oræson a voa passion hor Salver : contempli a ree noz-deiz he garantez hac he vadelez infinit da ur souffraunçou quer bras er jardin Olivet ha var menez Calvar evit ar bec'herien.

Un ene quer santel ne alle quet mancout da veza eprouvet dre an dribulation evel an aour dre an tân. Soufr a reas epad unnec vloas ur sec'hor bras en he oræsonou, hac outpen-se tentationou cruel : eser e devoa goude ha bec'hivoudi, ha crisqui memes he frijoudenon, selaunti a ree dezi hepret beza abandonnet; Doue a rentas deza arfin ar peoc'h, hac a reas dezi santout ar rest eus he huez un douçder spirituel pehini a ravisse he c'halon.

Quentre ma en em santas clan, e recevas ar sacramanou-

chou diveza, petra-bennac ne seblante quet bras hac c'hlêvet, ha goude beza exhortet he c'hoareset da gaout un devotion tener evit Jesus-Christ var ar groas, e varvas evel ma varv ar re just, er bloas 1308, etre an oad a dri bloas ha tregont.

Gouda he maro e voe digoret, hac e voe cavet en he c'halon instrumanchou ar bassion merquet caer, ur groas ha tri zaich. Ar brud o veza eet dre guær, e tredas an oll d'ar gouent, evit guelet un dra quer miraculus. Raportet eo ive penaus e voe cavet ouspen-se teir voulic vian, ingal e poes hac e ment, hac eus a bere pep hini a gostez a boese heunan quement a ma poesent ho zeir assamblez, quement-ma a voe consideret evel ur figur admirabl eus an Drindet santel, evit pehini e devoa ive ar santes un devotion special.

REFLEXION.

Ar sujet ordinal eus a veditation pe eus a oræson ar santes-man, a voa passion hor Salver. Ar scritur, hac an tadou santel eus an ris hon exhort da vedita ive alies var ar memes sujet. An obligation infinit hon eus da Jesus-Christ da veza hor prenet eu ur scuilla he voad precius evidomp, hac an anaoudeguez vad a dleomp dezan evit ur faveur quer bras, a dle hon angaji da gontempli he soufrançou, evit compren an excez eus he vadeles hac eus he garantez en hon andret, hac evit renta dezan hon actionou a c'hraç. Ouspen-se an avantaij pehini a guevomp o vedita var soufrançou map Doue, a so quer bras, ma en deus disclériet unan eus a dadou ar vuez spirituel, penaus ober meditation var ar bassion, a so profitaploc'h d'an den, evit ne d'é iun divar bara ha dour.

N'eu em goutantomp quet da gonsideri epquen ar boan exterieur en deus anduret J.-C., sonjomp c'hoas en he boanou interieur. Autreomp en he galon evit consideri eno gant pebes affection ha gant pe seurt santimanchou interieur en deus soufret, evit excita en hor c'halonou ar santimanchou a dle produi enno he soufrançou. Dre exempl, o contempli map Doue er jardin Olivet, e pelec'h e c'huesas an dour han ar goad, consideromp he boan interieur, an dristidiguez hac an affliction a santas en be ene en ur sellet ous an nombr hac an enormite aus hor pec'hejou, evit pere en em vela carguat da satisfia, hac excitomp unuse en hon ena

santimanchou a c'hlac'har hac a gompouction eus ar fautou hon eus commetet a-enep ar vajeste souveren a Zoue.

Pa gontemplomp an tourmanchou hac an ontrajou a soufras hon Redamteur divin epad he passion, consideromp he batiantet. Beza en devoa ar gallout da hunissa var ar plaç he adversourien, cousgonde e soufras hep en em glem, evel un oan innoçant. He exempl a inspiro deomp santimanchou a batiantet pa vezimp injuriet, goaldretet, persecutet.

En ur gontempli hor Salver adorabl o vervel er groas, consideromp en deus roet deomp dre eno ur merq eus ar vrassa hac an ardanta carantez a voe hiscoas. Excitomp neuse en hon ene santimanchou a garantez en andret un Doue pehini a so en em livret he-unan da vervel, evit hoa dilivra diouz ur maro eternel. Gonde m'en deus soufret quement evidomp, ha doueti a ellomp-ni eus he garantez en hon andret? ha refus a ellomp-ni dezan hor c'halon hac hor c'haraatez?

---

*An drede-varn-uguent devez a viz Eost.*

## SANT FILIP BENITII.

AR sant-man, guinidic a Florançg, a gonservas en he iaouantis, ha bete ar maro, ur burete anjeliq dre he vortificationou continuel; hac en amser ma'edo er studi, he vuez devot hac exemplus a inspiras an devotion da gals a re-all.

Goulen a ree dre bedennou fervant ar c'hraç da anaout he vocation, da lavaret é, ar stad a vuez dabehini ez oa galvet gant Doue. Ur veich ispicial o veza chomet da bidi hete pell en nôz, ha da suplia ar Verc'hes Vari da obteni evitan ar c'hraç-se, en devoe ur vision, epad pehini ar Verc'hes sacr en ur apparissa dezan, a ordrenas dezan antren en urz aa tadou servitet. Ne vus neuse nemet pemzec vloas abaoue ma us etablisset an urs-se, pehini en deus roet quement a sænt d'an ilis, hac a so quer respetabl dre ar brofession special e reer ennan da servija Mam Doue, ha d'he enori dre un enor particulier. An urz-se a gommanças var menez Senér, teir leo diouz Florançg, e pelec'h seiz personaij devot en em retiras dre devotion, hac a servije Doue eno assambles e communante, dindan protection ar Verc'hes Vari, eus

a behini e reent gloar da veza ar servijerien. Filip Benitii o veza en em lequeet e compagnunes an religiuset-se, a gundnas ur vuez mortifiet ha rust bras, mæs ive douç meurbet dre ar veditation hac ar gontemplation eus e bassion hor Salver.

He zèl ardant evit silvidiguez an eneon a reas dezan bale casi dre an oll Europ ha darn eus an Asu, en ur breseg an Aviel; hac e peb lec'h e etablisse congregationou en enor d'an Itron Varia a Druez.

O veza het græt superieur general eus he urz, he verit dreist-ordinal hac he santeles a rentas he institut brudet meurbet, en bevelep fæçon ma tene tud a bep lec'h da receo diganta an habit a religion; ha cals a guærıou a c'houlennas caont eus he religiuset. Caç a eure ive lod anezo e Scithii da bresec d'an infidelet.

Goude maro ar pap Clemant pevare, ar gardinalet o veza en em assamblet evit choas un all, darn anezo pere a anavee ar brudanç celestiel eus ar servijer bras-man da Zoue, a voa disposet da rei dezan ho mouezıou, quentre ma clevas brud a guement-se, ez eas da guset var ur menez tost da Sieen; hac e chommas eno quen na voe roet ur pap nevez d'an ilis, pehini oa Gregor decvet. Var ar menez-se pehini a hanver Montagnat, e veler c'hoas breman ur poull dour, hanvet dour sant Filip: ha da veriton ar sant-man e attribuer ar vertu en deus an dour-se da barcadious cals a glènvejon.

Erfin en he glènvet diveza, goude beza recevet he oll sacramanchou, e c'houlennas be levr, he grucifi eo a entente, oc'h he vriata hac he starda var he galon, e rentas he ene d'he Groner, er bloas 1285.

RÉFLEXION.

Ar sant-man a hanve he crucifi he levr, ræson en devoa: rac en ur studia ennan, oc'h he gonsideri, oc'h he gontempli eo en devoa desquet aquiant ar sænt. Ne d'ê quet sant Filip Benitii epquen, mæs c'hoas cals a sænt-all ho deus ousavet penaus ho deus desquet mui e-hars treit ar grucifi, evit n'bo devoa desquet en oll levriou ha dre ho oll studi.

Al levr sacr-man a so digor d'an oll; ha pep-unan a ell lenn ennan, ar re ne d'int na savant na lettret couls hac a re habila: piou bennac e vec'h eta, quemerit alies ho crucifi, en em adressit d'ho Salver adorabl gant fizianç, e pe stad

bennac a oufac'h en em gavout, pe c'houi vezo affijet, pe c'houi vezo tentet, pe c'houi vezo ambarasset ha douetus : hac a recevot diganta nerz, sclerijen ha consolation.

Considerit alies an exemplou bras en deus roet Jesus-Christ deoc'h, eus a humilite, eus a batiantet, hac eus a bep seurt vertuzion, mæs ispicial eus ur garantez bep he far. Considerit ha contemplit petra en deus græt ha soufret evidoc'h durant he bassion, hac e comprenot petra a dleat ober, ha peguement a tleit soufr dre anaoudeguez-vad ha dre garantez evitan; compren a reot penans n'edoc'h mui deoc'h hoc'h-unan, mæs d'an hini a so maro evidoc'h, hac en deus roet ur pris infinit evit ho racquita.

---

*Ar bevare varn-uguent devez a viz Eost.*

## SANT BARTELEME, ABOSTOL.

AR sant-man, guimdie eus a Galilee, a vua pesquer dre etat. Querquent a ma voe galvet gant Jesus-Christ, e quitaas pep tra, ha ne sonjas mui da glasq ar pes en devna quiteet. Quement a gontantamant a gave o clevet he instructionou, ha quen touchet e vije he galon, ma en heulie e pep lec'h. Preasant e vua pa bareas servijer ar centenier e Cafarnaom, pa ressuscitas map intaves Naim, pa bareas an den possedet, dall ha mut, pa chenjas an dour e guin en eured Cana e Galilee, en ur guer, nebeut a viraclou a reas Jesus-Christ e publiq, a guement na ve bet test ar sant-mâ.

Ehars ar partaj a reas an chestel etrezo eus an oll carterion eus ar bed evit monet da hreseg an Aviel, hac instrui ar bed universel, e voe destinet da sant Barteleme evit lod ar c'harter a Licaoni, a Albani, an Indes sao-heaul hac an Armenii. Cass a reas ganta an Aviel pehini a oa deja scrivet en hebreu gant an abostol sant Vaze. Dre quemant plaç ma tremene, ne sperne na poan na fatig evit instrui ar bobl; hac an nombr bras a gonversionou a reas a pep lec'h, ne voe quet ar biana eus ar miraclou a reas en he amser.

He vuez austel ha desinteresset, quercouls ac ar burzudou a ree, a gassas sonden ar brud anezan partout. Ne vize galvet mui nemet abostol ar guir Doue, hac an den a viraclou. Ar roue eus an Armenii pehini en devoa ur c'hrouadur affijet, o veza clevet parlant anezan, en devoa un hast bras

d'he velet. Querquent a ma antreas ar asut e pales ar rone, e voe pare ha grouadur. Ar prinç-se evit ha recompansi, a offras dezan presanchou caer; mæs an abostol santel a reas dezan da entent na zene quet glasq nac aour us perles, mæs silvidiguez he ene ha conversion ha bobl. *Donet a ran*, emesan, *evit ober deoc'h anaout ar guir Doue, pehini en deus crouet an eë hac an douar, pehini he-unan epquen a so dign eus hon admiration, hac eus hor c'harantez.* Ar sant a instruas ar roue ha tud he halea, reçeo a resont oll ar vadiziant; ha daouzec eus ar c'hærion principal eus ar rouantelez a heulias exempl ar rone.

Ministret an idolou o velet un nombr quer bras a dud o renonç d'ho divinitéou faus dre instructionou an abostol-mâ, ho devoe recours d'ar prinç Astiages pehini a voa un idolâtr superstitius meurbet. He-mâ a gondaounas sant Barteleme da veza discroc'henet e beo; peguer cruel bennac e voa ha dourmant hac he anquen, er soufras hep en em glem: ac eval ne chane quet e boas da hubliа divinite Jesus-Christ, an tirant-se a ordrenas he zibenna. He gorf santel a voe transportet da Benevant, ha goude-se da Rom, e pelec'h er c'honserver gant ur respet bras.

REFLEXION.

Sant Barteleme, an oll ebestel ac un infinite a sænt ho deus soufret ar verzerinti; ne deus sant ebet a guement n'en deus soufret ar bed-mâ; Map Doue mames en deus douguet he groas, na hretantit quet beza exant hoc h-unan. Ar groas, ar soufrançou, an afflictionou a so an hent royal eus an eë, dre behini ho deuz tremenet ar sænt oll; fazia a reot, mar clasquit un hent-all. N'en em gontantit quet da adori ar groas var an auterion, quement-se ne d'ê quet avoalc h evit bezan salvet, ret ê ouspen-se douguen ho croas.

Ret eo douguen he groas, bac he douguen evel en deus gret Jesus-Christ ac ar sænt. Sant Barteleme a andur hep en em glem beza discroc'henet e beo, ha mar den da bronouç ur guer bennac, ne d'eo nemet evit meuli ha glorifia Doue, hac he drugarecât eus ar c'hraç a ra dezâ da soufr dre garantez evitâ. Na rebech quet d'an tirant ha d'he vourrevien ho c'hrueldat ac ho ingrateri; na sonj nemet da brocuri silvidiguez ho eneou, oc'h ho instrui eus a lesen Doue bete he huanad diveza.

Ar sænt oll ho deus tennet ur profit bras eus ho foaniou ; oc'h ho anduri gant patiantet ha gant resination da volonte Doue ; lequeet ho deus ho soufrançou e troat croas hor Salver, hac eno epquen ho deus clasquet ho c'honsolation.

Jesus-Christ o varvel var ar groas, a alle punissa var ar plaç he vourrevien, conscoude e pedas he Dad eternel d'ho pardoni ; anconât a ree an injuriou hac an outrajou a receve digant ho ; anconât a ree ho doa hi en lequeet d'ar maro, evit sonjal e varve evit-ho, evit ho frena hac ho asuvetei.

Cetu a-se e pe fæçon en deus soufret J.-C. hac ar sænt : cetu a-se e pe fæçon a tleit soufr, ene christen.

---

*Ar bempet varn-uguent devez a viz Eost.*

## SANT LOIS, ROUE A FRANÇ.

SANT Loïs, squêr ha mellezour ar rouane, a gollas he dad d'an oad a unnec vloas. Ar rouanez Venn he vam, princes devot ha vertuzus, a guemeras he-unan ar sourci eus he instruction, hac a inspiras dezâ abred donjanç Doue, roue ar rouane, alies a lavare dezan : *Va map, peguement-bennac ho caran, guell ve guenê ho quelet o vervel, eguet na gollac'h hoc'h innoçanç dre ur pec'het marvel epquen.* Ar c'homsonmâ a antreas quen doun en he galon, ma z'ê raportet penaus biscoas ne gommetas pec'het marvel ebet.

D'an oad a bemsec vloas e lese an divertissamanchou ar re innoçanta evit en em applica d'an orason ha d'an exerciçou a zevotion.

Deut d'an oad a uguent vloas n'en em bresante occasion ebet da renta ar justiç, da soulaji ar bobl, da exerci ar garantez, na zeusie d'he receo gant joa. An oll a oa souezet o velet ur roue iaouanc ha quer puissant o veva en he bales gant un devotion a vize bet admiret en ur gouent ar guella reglet. Leun a zisprisanç evit ar bed, e commançâs d'en em zisober eus a hep manifiçanç en he habijou ; donguen a ree ur gouris reun, ha pratica pinijennou-all rustoc'h. Pep bloas d'ar guener ar groas en em rente er chapel santel e Baris, e pelec'h e conserver un tam eus a vir groas hor Salver. Eno gant he habijou royal, ac he gurunen var he benn, e expose he-unan ar groas da veneration ar bobl, goude-se he benn disolo hac he dreid noaz, o veza gret he beden var-

he zaoulin gant cals a zaelou, e teue da bocquat d'ar groas santel gant un humilite pehini a douche calonou an oll.

Oc'h en em acquita quer mad eus a oll deveriou ur christen devot ha parfet, na neglije netra eus a zeveriou he garg; ha rei a reas mercou eus he gouraj hac eus he vaillantis. Mar boa hresel, mar boa ret combati, en em gave bepret e penn he arme, pehini a gommande he-unan. Evelse e voa quen estimet gant he soudardet, evel ma voa caret gant he bobl.

An displijadur en devoa o velet an douar santel e possession an Turquet, a reas dezâ dastum un arme vras ha puissant evit ho chasseal ac'hano. O veza arruet en Egypt, e tree'has souden ar Sarazinet, hac e quemeras ar c'hreê quær eus ar vro. Mæs ar c hlênvejon o veza distrujet an darnvuia eus he arme, e voe quemeret ha gret prisonnier. En he captivite e veve e peoc'h evel pa vize bet en he hales, ha pratica a ree he zevotionou harvez he gustum: ar soumission humbl en doa evit an urz eus a brovidanç Doue, pehini en devoa permetet qnement-se, a ree he oll gonsolation. Ar Sarazinet a admiras ar gouraj gant pehini e refusas oher en he hrison, ha gant danjer eus he vuez, un dra a c'houlennent diganta, control d'he enor ha d'he gonstanç. Goude beza accordet gant ar Sarazinet evit he rançou, e voe lequeet e liberte, en hac he arme. Pa voe distro e Franç, a creseas he zevotionou; onspen ar union eus an ilis, a iune bep gwener epad ar bloas; rei a reas ordreunançou evit ar respet dleet d'an ilisou; difen a reas al leoudonet ac ar blasfemour oc'h ordren ma vize toullet ho zeot d'ar blasfematourien gant un houarn ru. Bemdez e cleva diou oferen gant un devotion anjeliq, pehini a oa un effet eus he feiz ac eus he garantez evit Jesus-Christ. Un devez e teuser da lavaret dezan e ereis an oferen, penaus e apparisse Jesus-Christ en hosti e furm ur c'hrouadur. Hep distrei dious he beden, e respontas: *Cridi a ran parfet ema Jesus-Christ en hosti: ne d'ê quet necesser d'in guelet.*

Ar c'helon a recevas ens ar stat truezus e pehini en em gave ar gristenien ea donar santel, a reas dezan quemeret ar resolution d'en em renta di en despet d'an nebeut a satisfaction en devoa bet er c'henta campaign, evit ober un eil effort evit tenna ar vro-se a zindan puissanç an infidelet. Ar brinçet a reas he fossibl evit he zisalia; mæs o cridi a c'houlenne Doue quement-se diganta, ne voe netra capabl d'an distrei. D'an deiz quenta a viz Gouere 1270 e partias var vor

gant be arme, hagant he zaou vap, hac an darn-vuia eus an dudchentil vrassa eus ar ronanteles, pa arruas al listri e Tunis, ar Sarazinet pere a divoalle bord an aot, a guemeras an tec'h. Mes ar voceu o veza commancet ea arme a Franç, a reas un distruj bras quement-se a obligas ar rone pehini a oa clan he-unan, da rei an urz necesser evit sanveteı ar rest eus he dud. Goude-se e c'halvas he vap Filip pehini a dlie succedi dezan, ac e roas dezan an instructionou-mâ.

*Ar guenta.* Va map, recommandi a ran deoc'h caret Doue a greis ho calon; bezit bepret disposet da vervel quent evit ma zeuac'h da commeti ur pec'het marvel.

*An eil.* Sonjit alies e Doue, ha sonjit penaus ho quel e pep lec'h.

*An drede.* Clevit devot an ofiç divin, ha dreist pep tra an oferen.

*Ar bevare.* Mar digaç Doue un affliction bennac deoc'h, deut d'he drugarecat, o sonjal hoc'h eus-hi meritet dre ho pec hejou.

*Ar bempet.* Na bermetit james e ve droue preseguet eus an nessa en ho presanç.

*Ar c'huec'hvet.* Mar deu ur re bennac da vlasfemi an hano a Zoue, ne leat quet ar c'hrim-se hep bunissa.

*Ar seisvet.* Trugarecait Doue eus an oll madou a ra deoc'h, hac en em soumetit bepret d'an urz eus he brovidanç varnoc'h.

Goude-se o veza recevet he sacramanchou diveza, e varvas gant ur peoc'h bras er memes bloas 1270, d'an oad a bemp bloas hac anter cant. He vap Filip a zigassas e Franç he relegou, pere a oue douguet e triomf da ilis Sant-Denis.

REFLEXION.

Mam sant Lois a lavare dezan alies. *Va map, ho caret a ran gant tenerdiguez; mæs cousgoude guell ve guenê ho quelet maro, evit na gollac'h hoc'h innoçanç dre ur pec'het marvel epquen.* Ar c'homsou-se a chommas quen doun en he galon, na gommetas pec'het marvel ebet epad he vuez. Ha sonjet hoc'h eus-hu biscoas da rei ar seurt instruction d'ho pugale?

*Eil reflexion.* Pehes intantion puroc'h ha santeloc'h evit hini sant Lois er bresel a ra evit gloar Doue d'an ennemiet eus an hano christen? Cousgoude peguen nebeut a issumad en deus-en het. Doue a feile dezan eu devize antreprenet ar bresel-se, ha ne c'houlenne quen digantan. Santifica-

tion ar prinç e dlie beza ar frouez principal eus ar breselæ : he gaptivite a so profitaploc'h evitâ, evit na vize bet ar victor. Na estimomp quet atâô ar merit eus an actionou, dre an issu ho deus. N'en em broposomp nemet gloar Doue er mad a antreprenomp, ha petra-benuac a erruo, chomomp contant. Doue a sell dreist pep-tra ous an intantion, en drouc ac armad a gontribu da avantaj ar re a gar Doue.

Sant Loïs a drensas ar mor, hac a ieas en ur vro bell evit sicour ar gristenien en ho c'haptivite : mervel a eure eno hep en em glem, hep rei an distera merq a chagrin, en ur adori an urz eus ar brovidanç divin, pehini a seblante rust en he andret, he oll gonsolation a oa plijout da Zoue, hac ober dezan ar sacrifiç eus he vadou hac eus he vuez ; ha c'houi, christen infidel, ha pa ne digoues quet an traon eguis ma fell deoc'h, e tent d'en em glem, da vurmuri, ha martese da vlasfemi, en ur e houlen hac en so Doue just ? En em humiliet c'houi pehini ne d'oc'h nemet douar ha ludu ; ha disquet gant sant Loïs da receo digant Doue quement a blij gantan rei deoc'h, quen mad, quen drouc. ha d he veuli e pep amser ac evit pep tra, en adversite couls hac er brosperite.

---

*Ar c'huec'hvet varn-uguent dèvez a viz Eost.*

## SANT ZEFIRIN, PAP HA MERZER.

AR sant-mâ e oa guinidic eus a Rom. He dad vertuzus ne neglijas netra evit he renta habil ha devot, Zefirin a brofitas quement er squanchou hac er vertuziou, m'en em reatas capabl da occupi an digniteon huela eus an ilis. Goude maro ar pap sant Victor, ar gristenien o veas en em assamblet evit goulen digant Doue dre hedennou fervant, ur pap pehini en devize an oll galiteou necesser evit gouarn ervad an ilis, e velsont un apparition miraculus eus ar Speret Santel a furm ur goulm, pehini a zisquennas var ben sant Zefirin, hac a zisparissas sonden goude ; un sign quen visibl eus an eé, a reas ma voe choaset evit pap gant ur jou universel. Anaout a reseur sonden ar sourci special a guemere an Autron Doue eus he ilis, dre ar choas miraculus en devoa gret a sant Zefirin evit he gouarn, en amser m'e devoa ar brassa ezom eus ur pap santel ha courajus

Er memes bloas an impalaër Sever o veza publiet un or-

drenanç pehini a excitas ur bersecution horribl a-enep ar gristenien, ar pastor santel na espernas nac he sourci nac he boan evit ho sicour en dristidiguez hac en desolation generalse; nôz ha deiz e rede d'ho zier, disquen a ree betec er plaçou didan an douar, e pelec'h en em denne ar re ho devoa mui spount dirac an tourmanchou, ho c honsoli a ree dre he exhortationou, ho sicour dre he alusennou, ho c hreaât hac ho sonten dre ar gommunion santel, exposi a ree memes he vuez en ur vont d'ar prisoniou, evit couraji ar re voa dale'het enno.

Goude ur bersecution pehini a badas nao bloas, en devoe ar gonsolation da velet ar peoc'h quen desiret. Profita a reas eus ar c'halm-se evit oher ordrenancou caér, e pere e remerquer he furnes, he attantion hac he vigilanç var an ezomon differant eus an ilis universel.

Erfin leun a veritou, hac uset dre he labourou, e recevas evit recompanç ar gurunen a verzerinti en amser an impalaer Antonin, er bloas 221.

REFLEXION.

Ar pastor mad ha fidel-má a voa sourcina en amser ar bersecution, da gresat ha da sonten he hobl dre ar gommunion santel. Pebes graçon, pebes ners, pebes consolation a ro d'an ene sacramant an anter! crisqui a ra ar feiz, pa'z ê ar mister a feiz dre excellanç; an douçder a santot en ho calon en un sacramant, goude ur hreparation vad, a rai deoc'h anaout sclær ne deus nemet un Doue a ouffe carga hoc'h ene eus a ur joa hacens ur gonsolation quer bras. Hoc'h esperanç a gresco, en ur receo ar merq quer precius eus a vadelez Jesus-Christ evidoc'h, ho carantez ive evit Doue ac evit ho nessa a zeui da veza parfetoc'h. Ouspen-se ar boed celestielmá a gontribu en ur fæçon admirabl da sujea ar c'hiq d'ar speret ha da vouga an inclinationou direglet. Iit eta da receo Jesus-Christ, iit d'ha receo gant fizianç, iit d'he receo alies. N'en em exensit quet var an nebeut a zevotion hoc'h eus; beza ez eo ar sourcen eus an devotion hac eus ar fervour.

*An eisvet varn-uguent devez a viz Eost.*

## SANT CESÆR, ARC'HESCOP.

AR sant-mâ ganet e Bourgoign, en em roâs da Zoue adalec ma teuas d'he anaout. An desir en devoa da gunduî ur vuez parfet, a reas dezan d'an oad a seitec vloas en em renta religiua e couant Lerin, a pelec'h goude beza roet examplou caër a ferveur ac a vortification, en devoe ur c'hlëuved hir. An tad abad o velet e voa mutil an oll remejou ac an oll sourci a guemeret anezan, er c'hassas d'ur guær a Aries evit chenjær. An escop eus ar guær-se o veza clevet coms eus he verit bras, er ç'hemeras en he dî. Cæser a gunduas ur vuez quer aantel ha quen exemplus, ma voe goude maro an escop, choaset evit beza he successeur.

Ebars er garg-se e labouras gant ur zêl ardant ha gant cals a frouez evit silvidiguez ha bobl, sermon a ree ordinal bemdez, ha bepret gant ners ha gant onction. Ur e braç particulier en devoa evit anaout clênvejon an ena, ac evit ho farea er memes amser. Ober a reas ur reglamant caër evit an ofiç divin, dre behini e ordrene ispicial lacaat er mæs eus an ilis ar re en em arrete da gauseal, ar re immodest, hac ar re en em zalc'he en ur postur indeçant.

He garantez evit ar beaurian ne bermetas biscoas dezâ lesel unan bepquen anezo hep sicour. En amser ena ur viaer ac ur galamite vras, goude beza roet quement en devoa, e reas guersa arc'hantiri an ilis evit maga he bobl.

Ur pastor quer carantezus a voa re agreabl da Zoue evit beva hep ur groas pe un affliction bennac; ar roue Alaric en exilas da Vourdel var un accusation faus, ar sant a soufras bep eu em glem ha gant joa an incommoditeou ac ar boan eus he exil, mæs ar roue, o veza anaveet he innoçanç, a roas dezan al liberte da zistrei d he escopti, e pelec'h e oua recevet gant ur joa vras ha publiq.

Erfin goude beza sclæreet an ilis dre he zoctrin ha presidet e pevar c'honcil, e rantas e peoc'h he ene da Zoue, er bloas 542, oajet a bevarsec vloas ha tri-uguent.

## REFLEXION.

An ilisa so un ty a oræson, hac hanvet eo ty an Autrou Doue, evit teir ræson : da guenta, abalamour ma'z ê choaset gant Doue evit beza eno particulieramant enoret ; d'an eil, abalamour ma'z ê ar plaç e pehini e communiq gant mui a abondanç he c'hraçou d'ar re ho goulen gant guir devotion ; d'an drede, abalamour ma edo Jesus-Christ presant realamant var an auter er sacramant adorabl.

Ne deus plaç ebet var an douar, a guement a ve quer santel, quen dign eus hon respet, hac a dleomp memes quement da zouja evel un ilis. Cousgoude hon ilisou a so profanet gant cals a dud dre ho indevotion, dre ho immodesti, ha dre an irreverançou a gommetont. Darn a antren en ilis gant nebeutoc'h a respet evit na autreen en un ty a enor ; darn a zeu d'an ilis, guisquet en ur fæçon indeçant pe immodest. Lod en em arretet da sellet en dro dezo, lod-all en em laca da barlant evel pa vent en ur plaç profan. Ur vam a gaç ganti bugale vian, pere ne reont nemet e hoari pe ober trous, oher dez he-unan coll an oferen, ha distrei ar re-all dious ho fedennou : evel-se eo ive e voaser ar vugale a viante da veza en ilis hep devotion hac hep respet. E guirionez, ac en ve anduret, ne levaran quet en ty ur prinç, mæs en ty ur bourc'his memes, ar vugale da ober quement a drous evel ma reont en ilisou ? Ur vagueres a gaç gant-hi ur c hronadur pehini ne ra nemet crial ha troubli an oll ; ha e hoas martese ne deus quet a vez da rei dezan da zena memes dirac an oll ; ar pes a so couscoude un dra indeçant ha c'hontrol d'an honestis. Re all erfin a gaç gant ho bete ho chass.

Guelomp ha na gouezomp-ni quet en unan bennac eus ar fautou-se ; ha quemeromp ar resolution d'en em gorrija dre ur vodesti exemplus hac edifiant, dre ur silanç respetus ; dale bomp parfet hon daoulagat evit evita an distractionou. Lesit er guær ar vugale-se pere n'ho deus quet e hoas a squiant. Na lesit quet ho chass da zont d'hoc'h heul, pe staguit-ho quent.

Erfin sonjit penaus ne servij deoc'h e hoas da neira assista en ilis gant ur vodesti exterieur, ma na assistet ive gant un devotion interieur.

*An eizvet varn-uguent devez a viz Eost.*

## SANT AUGUSTIN, ESCOP.

SANT Augustin, unan eus ar brassa doctoret eus an Ilis, a voe ganet en Affriq. Evel m en devoa ur speret lem ha brillant, e reas he studi gant cals a enor hac a c bloar, ha d an oad a uguent vloas e voa admiret gant an oll dud habil. He dad el lesas re en he liberte, ac e conesas evel-se nebeut a nebeut en dereglamant.

Santes Monica he vam, affljet bras o velet an disurseus he vuez, a vouele dirac Done, hac er supplie san-cess da sellet a druez ontan. Discleria a reas he foan hac he glac'har da un escop santel, pehini he c'honsolas en ur lavaret dezi ; *Ist, va merc'h, continuit da bidi evitan ; ne d'ê quet possibl e teuffe d'en em goll ur vap pehini en deus coustet quement a zaëlou.*

Augustin oc'h en em gavout e Milan, en em hlije n chelaou an exhortationon lenn a zêl hac a loquanç a ree sant Ambroas, escop eus ar guær-se, d'he hobl ; ha dre an instructionou-se e commanças he galon da veza touchet. Un dez oc'hen em antreteni gant ur mignon vertuzus ha devot, ar mignon-se a gomsas dezan eus ar vuez admirabl a gundue en desert un nombr bras a religiuset santel, tud a hep condition, pere ho devoa quiteet ar hed, evit pratica ar binijen. Neuse e lavaras Augustin *Petra eo quement-mâ, e petra e sonjan-me? Ar re-se a zeu da c hounit an eê, ha me ne ran nemet en em staga ous an douar.* Oc h antren neuse en he jardin, e commanças da hirvoudi ha da squilla daelou e huero, en ur lavaret : *Bete p'eur, o va Doue! bete p eur e reot-hu d in santout an effet eus ho coler? Bete p'eur e cassin-me bepret d an devez var-c'hoas ar pes allan da obei hirio?*

Gonde he gonversion e tremenas tri hloas var ar mæs en ur plac retiret eus ar bed, e pelec'h an oræson ac ar studi eus ar scritur santel a ree he occupation noz ha deiz, ac e castie he gorf dre ar iun ha dre binijennon-all rustoc h.

Valer, escop eus a Hyppôn, oc'h anaout he vertu hac he squiant dreist-ordinal, en oblijas da receo an urzou sacr : neuse e commanças da presec easi hemdez gant un ardeur bras evit silvidiguez an eneou, ha gant froner admirabl

O veza bet lequeet da escop en Hyppòn en despet d'he humilite, e tisclerias ur bresel continuel d'an heretiquet, ac e composas un nombr quer bras a levriou admirabl evit sonten ar feiz, na eller quet compren penaus en deus gallet tizont da guement-se oll, nemet dre ur e hraç dreist-ordinal.

Ar brud eus an doctor santel-mà a ieas e pep cartier eus ar bed, hae eus a pep lec he vize quemeret he avis var an afferiou bras ha difficil. Quement-se ne vire quet n'en devoa un humilite ar vrassa; biscoas ne zistroas he zaoulagat divar he neant, na divar an disura eus he iaouanctis. He humilite a reas dezan scriva ul levr eus he gonfessionou, e pehini a ten da zisclerià dre ar munud, da bep unan, an disurs hac ar pec hejou eus he iaouanctis.

He garantez evit Doue, pehini a remerquer en he levriou, a oa ardant hae anflammet, ac a ree dezan lavaret alies ar c'homsou-mà gant eals a zaelou : *Re diveat am eus ho caret, o va Doue ! quenet bepret ancien ha bepret nevez, re diveat am eus ho caret.*

Abaoue he gonversion, ne bermetas biscoas e chomse en he dy maoues ebet, non pas memes he nizes nac he c'hoar ; ha biscoas ne arretas he zaoulagat var meun anezo.

An horreur en devoa eus ar goall deodou, a reas dezan scriva var ar sall e pehini e quemere he repas, ar c homsonmà : *Piou-bennac a fell dezan drouc-presec eus an nessa, n'en deus nemet en em retira.*

Erfin oajet a c'huesec vloas ha tri-ugueut, ha leun a veritou, e varvas er bloas 430.

*Maximou spirituel sant Augustin.*

1. Pebes vanite ha pebes follentez eo, na zenfe quet an den, pehini a so quer frajil, d'en em zisfiziout anezà heunan !

2. Evel al lagat na ell guelet netra nemet dre voyen ar sclerijen, evelse ive an den na ell ober netra a vad nemet dre ar secour ena a e hraç Doue.

3. Ma sonje alies an dud en deiz eus ho maro, ne raent ha ne zesirent oher da zen nemet ar pez a so just ha resonabl, ha ne glasquent nemet graç Doue.

4. An nep a fell dezan conservi ha c'resqui en he ene ar garantez divin, a dle lacaat he studi da vouga en he galon carantez ar bed.

5 Seul-vui e caran Doue, seul-vui e carren he garet quement er c'havan digu da veza caret.

REFLEXION.

Un vam devot pehini a bersever da bidi, ha da vouela dirac Doue evit obteni conversion ur map debauchet, ne ouffe quet mancout da veza chelaonet. Ma teuffe an oll mamou da imita santes Monica, e ve nebeut a vugale a guement na zeuffe da zistrei dious ho direglamant ac ho disurs.

*Eil reflexion.* Netra n'hon touch quement evel an exempl a velomp dirazomp. Cetu un nombr bras a dud a bep oad hac a bep condition, pere a so en em rentet sænt, a lavare Augustin, ha perac ne allin-me quet ober ar pes ho deus-bi græt? Ræsonomp er memes fæçon pa lennomp buez ar sæut.

*Trede reflexion.* Pegueit so e ma ar c'hraç o squei var dor ho calon, o c'boulcu digueneoc'h digor? P'eur e teni ar c braç da driomfa eus ar galon-se! Ha lavaret a reot-hu bepret *varc'hoas, varc hoas*? Petra vir ouzoc'h-hu na livirit da vad? *Hirio, bremà e fell d'in en em rei da Zoue.* P'eur hoc'h eus-bu cavet ur gwir blijadur etoues ar grouadurien? Tanvait ar joa pur hac ar blijadur a sant an eneou santel: tanvait an douçder a Zoue, ha livirit gant sant Augustin: *Re diveat am eus ho caret, quenet bepret ancien ha bepret nevez, re diveat am eus ho caret.*

---

*An navet varn-uguent a viz Eost.*

SANT FIACR.

PLIJET gant Doue e raëmp qnen nebeut a istim eus an oll madou ar bed evel en deus græt sant Fiacr, gwinidic eus a Scoss, pehini o veza deut en he iaouanctis da anaout ar frajilite hac an neant ens a c brandeurion an douar, a renonças d'an oll esperançou caer a elle da hretandi er bed, hac en em dennas e rouantelez Franç, evit clasq ur solitud bennac e pehini, o veza dianaf, e alse tremen he vuez en oræson hep beza ampechet na distroet gant netra.

O veza arru en ur c'hoat bras hanvet Fordill en escopti Mau, e sonjas e voa an desert-se ar plaç destinet deza gant Doue, ac e commaneas da gundui eno ur vuez aujehq an den iaouanc-se pehini a oa bet maguet qucu dilicat diaguent,

n'en devoe mui nemet grisiou lousou evit oll magadures, he binijen a voa dreist-ordinal, hac he oræson oa continuel.

He garantez vras evit ar beaurien en rentas ingenius d'ho soulaji, essa a ree e pep fæçon ho assista ac ho sicour; sevel a eure lojouigou evit loja ar re en em gave squiz gant an hent, pe en em sante clan, ha labourat a ree he-unan ur jardin evit ho maga epad ma choment gantan. Rapportet eo penaus e reas en un devez epquen ur c'hleû caer ha mad, ac ur fôs doun ha ledan en dro d'he jardin, pehini ne oa quet bian, ur vreg o velet un dra quer burzudus, a ganas mil injur dezan, hac en tretas a sorcer. Ar sant e lesas da lavaret; ha mar comsas, ne oa nemet evit he zrugarecaat. Ar miracl-se a subsist c'hoas hremâ, birio memes e veler c'hoas ar c'hleû miraculus-se, pehini a seblant beza espernet ha respetet gant an amser.

Querent sant Fiacr pere a oa eus an autrouez vrassa a rouantelez Scoas, a gassas tud d'he glasq gant urz da ober dezan distrei d'he vro; mæs ec'hiz m en doa requetet ar c'hraç digant Doue ne hermetse quet e vize contraignet da guitat he ermitaj evit distrei er bed, Doue a bermetas ma teuas en un taul be gorf da veza goloet gant ur lornez horribl en amser ma erruas an dud deputet-se d'he glasq. Ar sant goude beza ho chelaouet, a respontas dezo a-grenn hac en ur guer, penaus e prefere he solitud d'an oll rouantelesiou eus ar bed; an dud-se o cleout be resolution, ac o velet e pestat emedo, a zistroas var bo c'hiz, hac en lesas e peoc'h; ha quer huan goude-se e tisparissas al lornez.

Sant Fiacr, leun a veritou hac a vertuziou, a varvas en he hermitaj er bloas 670, oajet a hevar bloas ha tri-uguent, a here en devoa tremenet tost da zaou-uguent en desert.

Conservi a rer e Mau, en ilis cathedral, he gorf santel en un archet precius roet gant ar roue Louis eil eus an hano.

E huez ar sant-mâ eo raportet penaus seiz den o tistrei dious Sant-Denis e pelec'h ezoant bet o accomplissa ur veu, pemp anezo a hroposas mont dre zevotion da ve sant Fiacr; an daou-all pere na oant quet eus an avis-se, a lavaras dre farç: *Sant Fiacr a so medecin ar re lôr, nin pere a so iac'h n'hon eus quet ezom a sicour diganta.* N'ho doa quet achnet mad ar goms-se, ma teuas Doue, pehini ne les quet hep punition an dispris a rer eus he sænt, da bermeti ma colsont ar guelet var ar plaç, souden e teuas queuz dezo da veza comset èvel-se; mont a resont da ve ar sant; ha n'ho

devoe quet quent reclamet he intercession dirac Doue, ma velsont quer sclær a biscoas.

### REFLEXION.

Ar bunition a dennsa Doue eus an daou zen-mà, a dle hon instrui penaus e tleomp lacat evez na zeuemp da farçal pa barlantemp eus ar sænt pe eus an traou sacr. Quemeut-se a so control d'an enor a dleomp d'ar sænt, ha d'ar respet dleet d'an traou sacr.

Un dra control d'ar garantez eo iva farçal var goust an dud ho deus un diformite, un defaut naturel, pe un infirmite bennac a gorf pe a speret. Doue en deus-hi affliget; ne dleit quet crisqui ho foan dre ho coaperez. Doue pehini en deus ho lequoet evelse, a ell ho lacât ar memes stat: ha meur a bunition visibl a so bet guelet var ar sujet-mà. Trugarecait Doue da veza ho crœt difaut ha divaign; hac ho pezet un truez charitabl ha carantezus ous ar re a so affliget.

Mar hoc'h eus ur c'hrousdur, pe mar hoc'h eus gueneoc'h unen bennac eus ho querent hac a ve affliget evel-se, n'en em ottristit quet, ha credit penaus, quet a ma chomo gueneoc'h an hini affliget-se, e tenno var ho ty benedictionou bras eus an eê.

---

*An tregonvet devez a viz Eost.*

## SANTES ROSA,

### EUS A URZ SANT DOMINIQ.

AR santes-mà pehini a so bet en he buez un exempl bras a vortification, a oa guinidic eus ar guær a Lima en Ameriq. Un nebeut goude ma voe ganet, ha mam a velas ur sclærijen gaer var he bisaij, ac ar furm eus ur boquet ros: abalamour da-se e oe banvet Rosa. Ober a reas veu a virjinite en amser ma oa c'hoas fors iaouanc; ha d'an oad a hemsec vloas e reas veu da ober epad he buez abstinança guiq, nemet ordrenet e vize dezi dibri gant ar re ho doa autorite varnezi.

Deut da uguent vloas, e recevas an habit a drede urz sant Dominiq digant an tad Alfous Velasquez, religius eus ar memes urz. Ar verc'h vertuzus-mà, a c'hounee he boed o

griat ; ha dre ar voyen-se e sicoure c'hoas he c'herent, pere a voa tud paour

Pratica a ree mortificationou quen extraordinal, ma'z ô diæz compren penaus e alle ho souten, nemet dre viracl. Epad ar c'horaïs ne zebre quet a vara memes, en em gontanti a ree eus un nebeut splus frouez ; var fin he buez e tremene meur a deiz hep dibri nac eva. Bepret e tougue ur eliçreun, ha var he fenn didan he voal, e tougne ur gurunen carguet a vrondou. Sacramanti a ree tear gueich ar sizun ; var fin he buez e tremene hemdez daousec heur etre an noz hac an deiz en oræson, ac rest eus an amser he speret a oa bepret unisset gant Done.

Beza e devoe cals a glènvejou anquennius meurbet ; ha bepret e lavare ne soufre quet c'hoas qnement a boan evel e devoa merîtet : en he hrassan anquen e lavare : *O va Jesus douç ha mad, crisquit va foan, mæs er memes amser crisquit enno ho carantez divin* : ouspen-se andnri a auro, epad meur a vloas gant ur gouraj vras, poanion interieur, poaniou speret e hnerc'h eguet ar maro memes.

Goude quement a soufrançon e devoe ur revelation eus he maro, da behini en em zisposas dre ur ferveur dreist-ordinal. Erfin en ur derc'hel he c'hrucifi en he dorn, goude beza prononcet divech ar c'homsou-mâ, *Jesus ra vezo guenen*, e rentas he ene d'he C'hroner er bloas 1617, d'an oad a ur bloas ha tregont ha pemp miz.

He c'horf a voe enterret e couent religiuset sant Dominiq. Epad ma edo ar c'horf exposet var ar vascan ebars an ilis, e c'hoarveas meur a viracl ; hac evit contanti devotion ar hobl, e renqseur lesel ar c'horf daou zevez hep he enterri.

### REFLEXION.

Santes Rosa e deus euret epad he buez ar vortificationou ; mar fell deoc'h mont d'ar harados e pelec'h ez è arruet dre an hent-se, e tleit imita ha exempl, dious ma parmet deoc'h-hu ho ners. Guir eo penaus e caver en he buez traou pere a so mui da veza admiret evit da vezaimitet ; mæs ive ha a'edoc'h quet martese re dilicat ha re damantus eus ho c'horf ? Sonjit, pec'her ha pec'heres, penaus ne allit antren en eê nemet dre ar vortification ha dre ar hinijen.

*Eil reflexion*. Ar santes-mâ a ree meditation, da lavaret ê, oræson epad daousec hear bemdez, ac en em zalc'he e presanç Doue ar rest eus an deiz. Ha na oa quet eno heulia

guer-evit-guer ar pes a lavar J.-C. ? *Ret eo pidi bepret.* Grit reflexion var an nebeut amser a roït d'ar heden; guelit ha na gollet-hu quet pep devez mui amser gant traon inntil, pe an discoursou væn, evit na impljit o pidi Doue.

Peguen nebeut a carer an Autrou Doue, pa en em hljer quen nebeut en he bresanç ha pa squiser quer buan oc'h en em entreteni gantan en oræson.

---

*An unan-ha-tregont a viz Eost.*

## SANT REMON NONNAT.

AR sant-mâ a zeuas er bed gouda maro he vam, dre voyen un troue'h a voe græt en he c hostez. Qnentre ma commanças caont an usaij a ræson, o velet n'en devoa quet a vam var an douar, e choasas an Itron Varia evit he vam guer, ha n'ha galve nemet dre an hano-se. He zevotion ardant evit ar Verc'hes saer, a reas ma voe galvet ive crouadur Mari. Lequeet e voe er studi, ac e profite meurhet, mæs he dad pehini a falle dezan ha zerc'hel ar bed, en tennas eus ar studi gant aoun n'an em rentse religius pe den a ilis, ac ar o hassas var ar meas. Eno o tiouall al loenet, en em lequeo da oher oræson, ac e cundue ordinal he loenet da draouen ur menez a pelec'h edo ur chapel, pehini a ree he oll joa. Ur re-bennac goall-intantionet a raportas d'he dad penaus ne sonje Remon nemet en he zevotion, ac e lese he loenet en abandon, he dad o veza eet un deiz d'ar parc evit he ampro, a velas a quichen al loenet ur paotric iaouanc caer meurhet: mæs evel ne gave quet he vap, ez eas d'ar chapel: o veru he gavet en oræson, e c houlennas digantan piou voa ar paotric iaouanc-se da behini en devoe roet ar sourci eus he loenet. Remon pehini ne ouie quet ar miracl-se eus ar brovidanç divin, ha ne ouie quet petra a respont, a c'houleanas pardon digant he dad eus he negljanç; he dad oc'h anaout neuse e voa un Æl, en em gavas touchet, briata a eure ha vap en ur voela gant joa, oc'h he exhorti da gontinui he zevotion. Remon a gommanças a-neuse da bidi an Itron Varia, gant ur ferveur vras da rei dezâ anaout ur stad a vuez e pehini e alse gnella servija Doue. Ar Verc'hes saer a selaouas ous he heden, ac a lavaras dezan en ur vision, antreu en urz redamtion ar gaptivet. Ne zalcas quet d'en em

renta e Barcelon, e pelec'h e recevas an habit religius. Tri bloas goude he brofession e oe casset e Barbari evit dilivra ar gaptivet. O veza arru en Alger, e procuras al liberte da un nombr bras anezo, ha goude beza impljet an oll arc'hant en devoa, n velet e chomme c'hoas cals da brena, e obtenas ho liberte, en ur chom he-unan eno evit goestl evit-ho. An truez en devoa o velet ar boan a andurent hac an danjer e pehini emedent da goll ar feiz etouez an infidelet, a reas dezan ober ar sacrifiç-se eus he liberte propr.

Ar re ho devoa ar garg d he viret, en tretas en ur fæçon quer barhar ma oa danjer ne varfse. Mæs gant aoun da goll ar somm bras prometet evit he rançon, e voe difennet nut-ho d'he voall-dreti quement : roet voe memes dezan liberte da vale dre guær, neuse a vize noz-deiz er bassefossou evit consoli ar gaptivet a zigouee hemdez, evit ho c'hreaat er feiz, ha douçaat ho foaniou dre an esperanç eus ho dilivranç. N'en em gontante quet da soulaji ar gristenien, labourat a ree ouspen da gonvertissa an infidelet, ac e vadezas daru anezo. Ar gouerneur o veza clevet quement-se er c hondaounas da receo un nombr a daulion haz var plantou he dreit. An tourmant horribl-se ne viras quet na gontinuas he instructionou ; ar gouerneur da behini e voe denoncet adarre, e roas urz da doulla dezan he diou vusell, ha tremeu dreizo ur c hadennas, pe ur potailhe houarn evit serra he c'henou, pehini ne vize digoret nemet evit dibri un tam boed. Lequeet e oe evelse en ur bassefoss, e pehini e chomas eiz miz, quen a arruas religiuset he urz evit pea he rançon ac he zlivra. Ar joa en doa o soufr evit Jesus-Christ a reas dezan suplia he vreudeur religiuset d'he lesel da achui he vuez er vro-se : *Amâ*, emezan, *ar ghristenien a vanq a bep tra, ha n ho deus den evit ho c'honsoli ac ho c'hourayi* ; *amâ an Turquet ho deus izom a ur re bennac evit presec dezo ar feiz.* Mæs pa zisquesont dezan urz he superienr da hartaal, e oheissas en ur lavaret : *Guelet a ran er fat n'edoun quet dign eus ar gurunen a verzerinti : mæs da vrana, va Salver, recevit va daëlou, pa ne veritan quet scuilla va goad evidoc'h.*

Ar pap Gregor ravet, o clevont ar brud eus he garantez dreist vusur hac eus he zêl ardant, er greas cardinal ; an dignite vras-se na reas quet dezan chenj netra en he habit, en he haourentez nac en he fæçon da veva ; en em retira a eure en he gouent a Varcelôn, ha ne bermetas quet memes e vize meublet ur gampr evitâ.

O veza coueset clan er guær a Gardon, diouleo dious Barcelôñ, ac o santout e voassee dezan, e cassas da glasq ar belec pehini a dlie dont d'he sacramanti, mæs eet e voa elec h-all. Ar sant pehini a anavee n'eu devoa quet pell da veva, a savas he zaoulagat hac he zaouarn varzu an eê, en ur lavaret gant cals a zaëlou. *Goude quen lies a c'hraç hoc'h eus accordet d'in, ô va Salver, na refusit quet d'in er momet diveza-mâ, peguen indign bennac ez oun, ar gonsolation da receo ho corf adorabl ac ho coad precius.* Ar ferveur eus he beden ac he fiziauç a veritas dezan ar c'hraç special da veza sacramantet gant un Æl. Ar c'hont a Gardòn ha cals a re-all pere a oa present, a velas er gampr ur sclerijen gaèr pehini a badas un hanter-heur; ha remerqui a resont ur joa dreistordinal var hisaj ar sant, pehini ne chanas da renta actionou a c'hraç d'he Salver goude ur faveur quer hras, eus a behini e publie he-unan an oll circonstançon, evit trugarecaat Doue anezo-oll; evelse e rentas he ene da Zoue er bloas 1240, d'an oad a c'huec'h vloas ha tregont.

Sevel a reas un disput var hoes ar plaç e pehini e vize enterret. Habitantet Gardòn e pelec'h a voa maro, a lavare ne zispegsent quet eus ur presant pehini ho doa recevet eus an eê; hac ar religiuset eus he urz a c'houlenne un tensor pehini a apparchante out-ho. Accordi a resout ma vize lequeet ar c'horf santel en un archet var guein ur mùl, ha d'he enterri en elec'h ma teuse da arreti dre hermissiou Doue: ar mùl goude beza gret ur pennat mad a hent, en em arrêtas e-hars dor ar chapel, e pehini ar sant en devoa recevet graçou quer hras eu he iaouanctis. Eno e voe savet ur gouent eus he urz, hac eno e repos he relegou.

REFLEXION.

Epad ma ree sant Remon he oræson ac he bedennou, un Æl a guemere arsourci eus he loenet. Mar d'eo reglet mad ho tevotion, pell dious noasout d'ho labour ha d'hoc'h afferiou tamporel, e servijeut cals deoc'h dre ar venedictiou a denniut varnoc'h, var ho labour, var ho affeçiou ha var quement hoc'h eus.

Mar neglijit er c'hontrol da servija Doue evit oher hoc'h afferiou tamporel, ne dleit quet beza soueset mar quivit goude-se e ve het mutil hac ho sourci hac ho poan.

*Eil reflexion.* Peguement a gaptivet n'eu deus quet raquitet ar sant-mâ? Peguement a eneou n'en deus-eu quet

convertisset? Peguement a e'hloar n'en deus-en quet procuret da Zoue, ha n'en devize quet gret ma vize bet leset da vervel e corf he vam, evel cals a vugale-all, sioas! pere a leser da vervel evelse hep sicour ebet, da bere couscoude e aller procuri ar c'hraç eus ar vadiziant, ha pere a alfe goude-se, evel ar sant-mâ, renta cals a c'hloar da Zoue. Quement-se ne d'ê quet quen diez evel ma sonjer; ac un amiegues a dle en em instrui var ar fæçon ma tle en em gomporti en occasionou-se evit sauvetei ar c'hrouadur.

---

*Ar c'henta devez a viz Guengolo.*

## SANT GILES PE SANT GILY, ABAD.

AR sant-mâ, guinidic eus ar guær a Atheen, a oa disquennet eus ar famill royal. He dad hanvet Theodor, hac he vam Pelagia, distinguet mui e'hoas dre ho vertu evit dre ho lignez, ne auconessont netra evit rei dezan ha descadures caer ha christen.

He vrassa plijadur en he iaouanctis, e voa lenn ebars buez ar sænt an exemplou caer ho deus roet a santelez, hac ho imita a ree quer mad, ma en em zivisque evit golo ar beaurien.

Gonde maro he dad hac he vam, pere a varvas abred, en ur ober reflexion var ar c'husul a roas J.-C. da un den iaouanc a c'houlenne digantan ar voyeu da gundui ur vuez parfet, ha da hehini e lavaras: *It, guersit quement hoc'h eus, ha roït-en d'ar beaurien*, e quemeras an avis-se evel roet dezan he-unan, ac evit he heulia fidelamant, e versas he oll vadou, ac e distribuas an arc'hant d'an dud paour. Un action quer generus en rentas quen agreabl da Zoue, ma receyas a neuse an donæson a viraclou.

Un devez gouel, epad an ofiç divin, un den possedet o veza en em lequeet da grial en ur fæçon quen horribl, ma oa an oll spountet ac an ofiç troublet; ar sant pehini ne alle quet soufr un hevelep disurs er plaç santel, a dostaas hac a gommandas en hano a J.-C. d'an drouc-speret sortial eus a gorf an den-se, ha tevel. An den a voe dilivret en instant, hac an oll ravisset gant admiration. Pa remerquas ar sant ar respet bras en devoa pep-unan evit a, e quemeras ar reso-

lutiou da cheuj bro, hac o veza cavet ul lestr prest da bartial, e ambarquas evit tremen e Frauç. Da beun nebeot amser e savas un avel hac un tourmant quen horribl var ar mor ma oa al lestr en danjer da veza confontet, ar sant touchet o velet tristiguez ar vartolodet, en em lacaas da bidi; ha quentre ma savas he zaouarn etresce an eê, e couezas an avel hac e teuas calm ar mor.

O veza digoueset e Provauç, ez eas da gaout sant Cesær, Arc'hescop eus a Arl, evit disqui gantan au hent eus ar herfection, ac e chomas eno daou vloas. An desir en doa d'en em entreteni gant Doue epquen dre an oræson, a reas dezan en em retira en ur c'hoat bras tost d'ar guær a Arl, mæs ar brud eas he santelas eu disculias : dout a eure tud elan a bep-tu d'he gaout evit he bidi da ohteni ho iec'het digant Doue.

Ouspen-se tud ar c hartier o velet e taole ho douarou mui a id evid na oant custum, a attribue ar venediction-se eus an eê da bedennou an den santel; ar pez a ree dezo caout ur veneration vras evitâ.

Eval he humilite ne alle quet anduri an enoriou a reuted dezau, e quitaas he ermitaj evit clasq ur plaç queu distro, ne vize anaveset gant den, ac e pehini ne vize quet exposet d'ar birou eus ar vanite. O veza antreet doun er c'hoad, ha baleet pell amser, e cavas ur garrec vras ha creus, dirac pehini ue oa nemet apern ha drein : eno e choasas he zemeuranç, evel au douar-se a oa queu ingrat ue alle caout nemet dre boan grisiou divlas ha c huero evit beva, an Autrou Doue pehini en deus bepret ue sourci particulier eus ar re er c'hlasq, a hourveas auezan dre voyen ur garves pehini a zeue hemdez d'ar memes amser d he gaout, ae er mague gant he læs. Eno e tremensas meur a vloas oc h eu em eutreteni gant Doue epquen, o coutempli nozdez he vadelez, he c'hrandeur, ha huissanç hac ha berfectionou-all diviu.

Childebert roue Franç, o veza eet da chasseal er c'hoad-se, a remereas ar o'harves pehini a vague sant Giles, hac he foursuas; al loen oc'h en em velet poursuet, a redas da gavern ar sant, hac a c'hourveas e-bars he dreit. Childebert soueset o velet quement-se, en interrojas var ar fæçou ma veve en desert-se, admira a reas he responchou ae he santelez, hoc ha dreti a eure gant cals a enor, goude beza ofret dezan presanchou bras, pere a refusas, e c'houlennas digantan petra a alse ober da viana a guement a rase plijadur de-

zan respout a eure d'ar prinç, ne alle ober eno netra agreaploc'h da Zoue, eguet sevel ur gouent evit ar religiuset a zeuse d'en em retira en desert. Souden e voe savet ar gouent, ac hep dale e voe carguet a religiuset fervant; pere didan direction sant Giles a veve evel hermitet an Egypt ac an Thebaid, er pratiq eus ar binijen ac eus an oll vertuziou.

Ar sant-mâ a c'hoanteas abars mervel mont da Rom, evit bisita bezou an ebestel sant Pêr ha sant Paul, ne sonje quet dezâ e vize anaveset eno gant den: mæs he vertu en discuilas e Rom couls ac e lec'h-all; ar pap a fallas dezan he velet: un istim vras a reas anezan, ac e roas dezan ur presant caer a zaou imaj eus an ebestel santel.

O veza distro d'he gouent, leun a vertuziou, e rentas he ene d'he Crouer, tost da c'huec'h cant vloas goude doaediguez hor Salver.

REFLEXION.

Sant Giles en deus græt he oll bossibl evit meritout na vize estimet ac enoret; en em dennet en deus en desert e creis ur c'hoad, ha didan ur garrec, evit ma vize dianavet gant an oll. Couscoude sant ebet n'en deus recevet en he vuez mui a enor evitâ, respetet eo bet e pep lec'h, ha gant an oll generalamant, ar roue ac ar pap memes bo deus græt un istim vras anezan.

Bepret e estimer ar re humbl, elec'h ma tispriser ar re superb ac ourgouillus.

*Eil reflexion.* Ur c'harves a zeu bemdez da gaout sant Giles, evit he vaga gant he lez. O providanç eus un Doue, pebes fizianç e dleomp da gaout ennoc'h!

---

*An eil devez a viz Guengolo.*

SANT STEFAN, ROUE.

AR sant-mâ pehini a so bet er memes amser roue hac abostol eus a Hongrii, a fallas dezan commanç dre lacat eun urz vad en he stadou, ha lemel ar goall guisiou a edo etouez ar bobl, a behini an darn-vuia a voa barbar ha payen. Ar barbaret-se drouc-contant a guement-se, en em revoltas. Ar prinç pehini a voa quer courajus evel ma voa santel, a savas un arme evit ho renca en ho dever, ac a gounesas ar

victor varnezo. Raporti a reas an oll gloar eus an triomph da Zoue an armeou, ha goude beza græt renta actionou a c'hraç da Zoue gant ur solanite vras, e reas sevel ur gouent caër var ar plaç memes ma oa bet roet ar gumbat.

Gouda m'en devoe lequeet ar peoc'h en he stadon, an desir ardant en devoa da velet conversion he anjidi a reas dezâ ober dont a veur a gartier predicatoret santel evit preseg dezo an aviel ha procuri dre ar voyen-se ho silvidiguez. Ar missionerien-se a hresegas gant quement a fronez, m'en devoe ar prinç santel ar gonsolation da velet he oll rouantelez christen.

Er guær a Alba e reas sevel un ilis vras ha caër en enor ar Verc'hes Vari, fonta a reas conanchou ac hospitalion e cals guærion dre he rouantelez; oher a reas lesennou ac ordrenançou lenn a furnes evit ampech an disursou, al leondouet, ar blasfem ha pep sort debauchou, he-unan e renta justiç d'he bobl, hac ar re baour a oa ar re guenta chelaouet; quemeret a enre didan he brotection an intânveset hac an orfelinet. He garantez evit ar beanrien a oa tener, ha jamæs ne gassas paour ebet en he rout hep beza he sicouret hac he gonsolet, avisiou memes e iee he-unan en noz gant un habit deguiset, da servija ar re glan en hospitalion. Goude beza roet da afferiou ena he rouantelez an amser requis, he oll divertissamant hac he vrassa plijadur a oa an oræson ac an euvrou a drugarez.

Ar roue santel a oa re agreabl da Zoue evit chom hep un adversite pe un afflictiou hennac. Done en afflijas dre ur c'hlènvet hir; soufr a eure epad ouspen daou vloas ur boan bac un anquen estonn gant ur peoc'h hac ur batiantet c'hoas admiraploc'h.

Erfin goude beza rentet ar religion florissant en he oll rouantelez, ha procuret e pep fæçon eurusdet he bobl, ez eas da receo en eê ar recompans eus he oll euvrou-mad, er bloas 1038, oajet a dri-uguent vloas.

REFLEXION.

Ar roue santel-man en deus meritet an titr glorius a abostol eus a Hongru, dre ar zêl ardant ha dre ar sourci bras en deus bet da procuri conversion ha silvidiguez he oll rouantelez. Un tad a famill a ell meritout ar memes titr a abostol eus he diegnez, en ur ober gant proportion ar memes mad e quenver he vugale ha tud he dy. Ar prinç devot-se a reas

dont predicatoret evit prezec d'he bobl; lacat a eure un urz admirabl en he stadou, hac e tougas he bobl da gundui ur vuez devot dre he vuez santel hac exemplus dre guemennan eo en deus meritet an titr a abostol. Tadou a famill, ne allet-hu quet ober ar memes tra eo ho tiegueou? N'allet-hu quet, ha ne dleit-hu quet quelen hac instrui ind hoty, hac ho c'hac d'an instructionou! N'allet-hu quet lacat urz vad en ho zouez, ha n'allet-hu quet rei dezo exempl vad?

---

*An drede devez a viz Guengolo.*

## SANT MAMMAS, MERZER.

TAD sant Mammas hanvet Theodôt, hac he vam hanvet Ruffina eus an Asu, a voa christenien devot ha santel en ur c'hartier leun a hayanet hac a barbaret. Ar vertuo a-enep ar gristenien a oa re vras evit esperu daou bersonnij eus ur vertu queu exemplus ha quen eclatant. Ar barner eus ar guær e pehini e chomme Theodôt, a recevas urz a hers an impalaer da ober un enclasq eusar gristenien, ha d'ho c'hontraign da adori an doueou, pe d'ho c'hondaouni d'ar maro.

Theodôt a oue arretet quan eus ar re guenta, ha caset d'ar prison carguet a chadennou, pa voe interrojet, e tsclerias hardimant penaus ez oa prest da semilla he voad quent eguet sacrifia d'an doueou. Deport a re bemdez an heur ma the beza lequeet d'ar maro, pa zeuas da glèrvel. he glèvet ne oue quet hir, ha marvel a reas er prison.

Ruffina he pried pehini ou e devoa quet en abandonnet, hac e devoa en heulict bete en he bruson, a oue quer glac'haret, ma teuas da c'henel sant Mammas ebars ar prison, quent he zermen, hac e varvas un devez goude he fried.

Arc hrouader a vize maro ivez en ur c'henteur ma teuns Doue, pehini a felle dezan ober anezan ur merzer bras, d'er c'honservi dre ur providanç special. Un intanves pehini a oa christenes vad ha carantezus e guemeras ar c'hrouadur, he vaga a eure en he zy, hac he garet a ree evel pa vize bet map propr dezi; he lacaat a reas er scôl, e pelec'h e profitas quement, ma commanças d'an oad a drizec vloaz da instrui ar vugale eus he oad; disqui a ree dezo ispicial ar guirionou eus ar relijon gristen; ober a ree dezo santout an impiete eus ar superstitionou paien, ha gounit a reas eus

cals anezo da Zoue. N en devoa nemet pemzec vloas pa varvas au mitaven pehini e devoa en elevet quer mad, en ur vervel, e lesas gautan madon bras, mæs en ho distribuas quer buan d'ar beaurien.

Ar brud eus an den iaouanc santel o veza eat bete ar gouerneur a Cesaree, e roas urz d'en arreti. Mammas a oue presantet dirag ar gouerneur, pehini goude beza he represet da veza comset a-enep doueou ar romantelez, en alias da sacrifia dezo, en ur prometi dezan ur recompans caër. Ar sant a respontas gant un ær pæsibl hac assuret: *Na venn-me quet da veza blamet ha memes punisset, ma teufen da anaout evit impalaër ur soudard simpl eus an arme, ha ma rentenn dezan epubliq ar memes enor pehini ne d'ê dleet nemet d'an impalaer? ma caffen unan bennac eus ma c'honsortet hac a ve disquiant avoalc'h evit quemeret ar soudard-se evit hor pring, ha c'hout a gaffe drouc e teufen-me d'he zisabusi, ha da zisquez dezan penaus an impalaër faus-se ne d'ê nemet ur soudard dister hac un esclaf? Cetu a-se, autrou, ar pez am eus gret en egard d'ar guir Doue, ha Doue unique eus an eê hac an douar.* Ar gouerneur a oue souesct o clevout ur respont quer fur, hac er c'hassas da un tribunal all evit beza barnet.

Ar barner goude beza græt dezâ souffr meur a dourmant, ouc'h he velet bepret ferm ha constant, er c'hondaounas erfin da veza muntret. Ar sant en em lequeas var he zaoulin evit recommandi he ene da Zoue, ha goude beza recevet meur a daol eleze, e achuas he vuez dre ur verzerinti glorius, var dro ar bloas 275.

REFLEXION.

Un tad hac ur vam pere a laca ho sourci principal da servija Doue erfad, a ve diræson ma ho deffe aoun na zeufe quet an Autrou Doue da guemeret sourci eus ho bugale, ha da bourvei anezo. Tad sant Mammas a varvas abars ma voe ganet, hac he vam a varvas oc'h en lacât er bed. Biscoas crouadur ne oue mui abandonnet, beza e oa emzinvad, orfelin adalec ar moment ma oa ganet, beza e oa en ur prison etonez tud cri ha disfeis, hac e seblaut penaus e tlie mervel en deiz quenta ma oa deut er bed. Mæs Mammas a voa map da zaou sant, pere ho devoa sacrifiet pep-tra evit Doue; ha Doue ive a guemeras sourci anezan adalec ma voe ganet, rei a reas dezan ur vam pehini en elevas erVad ha

pehmi er c'hare evel he map propr, hac ar c'hrouadur-se a zeuas da veza ur merzer illustr eus an Ilis.

---

*Ar pevare devez a viz Guengolo.*

## SANT MERRI, ABAD.

SANT Merri ganet er guær a Antun, var dro ar bloas 650, a voa caret ha cherisset bras gant he dad hac he vam, dre an abec ma velent ennan ur furnez hac un devotion admirabl, en un oad e pehini e commanç ordinal ar squiant hac ar ræson da zont d'ar vugale.

Pa voe deut d'an oad a drisec vloas, e tisclerias d'he guerent an desir en devoa da guitat ar bed, ha d'en em retira en ur gouent. He dad hac he vam, pere ne felle quet dezo e teusse d'ho c'huitat, en em gontantas da lavaret dezan e voa c'hoas re iaouanc, ha re sempl evit gallout beva en ur gouent, hac e tifensont outan coms eus a guement-se. Merri ne gredas quet replicantra tevel a eure, mæs he vodesti hac he silanç a lavare mui eguet n'ho devize gallet he gomsou da lavaret. Ar berseveranç a zisquezas ar c'hrouadur iaouanc en he resolution, epad ouspen ur bloas, a reas d'he guerent jujı e teue an inspiration-se a bers Doue ha consauti e teusse ho map d'he heulia.

Neuse en em dennas en ur gouent leun a religiuset vertuzus. Mæs peguer santel bennac e voa ho buez, e ouent souezet o velet ar vertu dreist-ordinal eus an noviç iaouanc-man; guelet a resont penaus ar vertu ne zepand quet eus an oad, ha penaus ur galon fervant a ell erruout e ber amser en huela perfection, dre-se ive goude maro ho abad, ne valaneesout quet d'er choas en he blaç.

Ar sant a gonsideras ar garg-se quent evel ur bec'h pounner eguet evel un dignite enorabl. Ebis ma voue ervad penaus ur superieur ne ma e penn he gommunaute, nemet evit servijout da squèr d'he oll religiuset, en ur servijout dezo da gonducteur, na ordrene netra n'er pratique he-unan ar c'henta. *Un abad*, emesan, *ne dle quet lavaret d'he religiuset*: grit an dra-mân, ni, querzit, *mæs lavaret a dle*: deut d'am heul, grit eveldon: *exemplou ur superieur*, a lavare-en c'hoas, *a dle beza he instructionou principala.* Hac en affet n'en em gontante quet da zisquez d'he reli-

giuset an hent stris dre behin e tilent querzet, he-unan e ree bepret araog, ha bepret gant ur ær joaüs ha gant un douçder quen admirabl ha quen effedus, ma teue ar re sempla, ha nebeuta fervant da gaout pep tra æz ha facil.

O consideri e tene cals a dud d he abatti evit he velet, hac o remercout an istim a reent anezan, a reas he sonj da glasq eloc'h all ar solitud, pehini ne gave mui en he c'houent, en em retira a eure secretamant en un desert, pehini a hanver c'hoas brema cêl sant Merri, da lavaret eo, celul pe lojig sant Merri; eno en em roas oll d'ar gontemplation, hac e praticas ar rigourussa pinijen. He religiuset er c'hlascas gant quement a sourci ma er c'hafsont erfin, he supplia a resont gant cals a zaëlou n ho abandonze quet; mæs evel ne alzont gounit netra var he speret, en em adressezont d'an escop, pehini a reas he-unan d he gavont en he ermitaj, hac a ordrenas dezan distrei d he c houent, obeissa a eure, he zistro a lequeas ur joa vras en touez he religiuset, hac a reas dezo beva en ur fervenr ar vrassa, dre m ho devoa aoun na oa martese ho lachete e servij Doue, a voa bet caus dezan d ho c huitât

Erfin sant Merri, o veza eet da Baris, a achuas eno dre ur maro precius ur vuez quer santel. Sevel a rezeur var he ve un ilis vras, pehini a zoug he hano, hac a so un ilis parres eus a Baris hac ur chabist chalouiet

REFLEXION

Ar sant-man dre humilite a guitaas he garg enorabl, ha dre obeissanç evit he escop e e hemeras adarre Dious an obeissanç eus a un den e eprouver, hac e veler hac eu deus ur gurr vertu an humilite memes, hep an obeissanç, ne d ê nemet un orgoul Na estimit netra profitaploc h, na netra sûroc h eguet obeissa d ar re ho deus autorite varnoc h, hac a so enguet eus hoc h ene.

*Eil reflexion.* An exempl, eme sant Merri, eo an instruction principal a dle rei ur superieur d'ha inferioret. Mistri ha pennou tiegues, ne fel quet deoc'h elevet tiens en ho ty, ne fel quet deoc'h elevout meun o touet Doue, ræson hoc h eus hac ho tever eo difen quement-se, mæs ive liquit evez n'er greac h hac'h-unan C hoat a fel deoc h e ve pep-unan humbl, douç ha devot memes, quèn hugale quèn servijerien un dra vad a c houlennit, mæs roit dezo ivez an exempl, ha dalc'hit evit un dra sûr penaus hoc'h exempla

Ii 2

voi bepret mui a impression var ho sperejou hac ho c'halonou, evit na rai ho comsou

*An pempet devez a viz Guengolo.*

## SANT LAURANS JUSTINIEN.

AR sant-man a voe gaņet gant un naturel eurus, gant un inclination nobl ha christen. En amser ma edo c hoas crouadur, e oa moderet bras en he gomsou, memes gant he vreudeur; hac e ree pep tra gant un ær poset ha parfet, evel pa vize bet un den diasez. He vam o c'h he gonsideri un devez, e devoe aoun na vize quement-se un effet eus ar vanite secret, hac a zisclerias dezau he sentimant. Laurans a respontas : *Va mam, n'ho pezet aoun ebet, n'am eus quen ambition nemet da veza servijer da Zoue, ha devotoc'h evit va breudeur, mar gallan.* An innocanç vras e pehini e vevas, hac ar vertuziou caër a bratieas goude-ze, a reas anaoat ar virionez eus ar pez en devoa lavaret d he vam.

Petra-bennac ma veve e creiz ar bed evel ur religius, e sante cousgoude en he galon ur c'hoant bras d'en em retira en ur solitud bennac, hac e offre da Zoue he oll oræsonou hac he oll euvrou-mad, evit obtem ar c'hraç da anaout ar stat a vnez da hehini e voa galvet. D'an oad a naontec vloas, goude beza examinet-mad he vocation, ea em dennas en ur gouent a chalonet reguher, e pelec'h e praticas mortificationou quer bras ma en em gavas he superieur oblijet da voderi he ferveur. Rei a reas ispiçial un exempl caër a hatrantet en ur c hlènvet en devoe, ô soufr hep clemm hac hep damant poaniou horribl, trouc ha tamou eus he gueq, ha lacât an houarn ru var he c'houboc, en ur lavaret c'hoas ne oa netra quement-se e comparæson d'an tourmanchou ho devoa anduret ar verzerien.

Queït a ma voe religius, ne antreas biscoas en ti he guerent, nemet evit exhorti he vam var he maro. He humilite vras a ree dezan douja ha refus ar c'hargon hac an dignitéou; mæs caer en devoa en em oposi, choaset a voe evit general eus he urz, ha goude-se ar pap Eujen pevare er greas escop a Venus.

O veza escop, ne ziminnas netra eus an amser a roe d'an oræson, nac eus ar mortificationou a bratique pa edo reli-

gins Beilla a ree memes daventaj en nôz ; evit caout en deiz mui a amser da rei d'he bobl. Neheut a dra a zispigne en he di , abalamour m'en devoa , emezan , cals a vugale da c'houarn , da lavaret eo , cals a beaurien. Hac en effet he garantez evit-ho , hac evit an tieguezon paour a voa quer bras , ma en em gave alies oblijet , goude beza roet quement en devoa , da guemeret he-unan e prest arc'hant pe ed , evit fournissa d'ho ezomou.

He zoueder hac he vadelez evit pep-unan a ree ma voa caret ha respetet meurbet gant an dud a ilis hac an oll bobl, quement-se a servijas ive cals dezan evit lacât en he oll escopti un urz ar c'haera.

Petra-bennac ma sante he ners o semplaat var fin he vuez , ne felle quet dezan bianaat he labourou apostoliq , nac he vortificationon ordinal. Goude beza celebret an oferen da zeiz Nedelec , en em gavas goall glan. He servijerien , pere a oue e cousque bepret var ar c'halet , er pedas da chenj guele ; mæs respont a reas dezo : *Jesus-Christ a so maro var ar groas , hac e falfe deoc'h e varfe var ar plum, ur pec'her eveldoun ?*

Goude beza recevet he sacramanchon diveza , o remercout he servijerien o vouela en dro dezan , en em laqueas d'ho c'honsoli , en ur lavaret penaus ar c'haera deiz eus he vuez ne dlie quet beza evit-ho un deiz a zaelou hac a dristiguez. Nebeut amser goude-se , e rentas gant ur peoc'h bras he ene d'he Grouer , er bloas 1455 , oajet adrisec vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Laurans Justinien a voa devot en he iaouanctis ; goude-so e voe ur religius fervant , hac erfin ur escop santel. Doujanç Doue en dud iaouanc a so sign eus ur vuez hac eus ur maro santel.

Ur blanten iaouanc ,-eûn , dresset caër , ha plantet en douar mad , pa e deus græt ur veich he griziou , a vella bepret , hac a zeu caëroc'h-caër bep bloas. Ur vezeu pehini a so bet neglijet , pehini a so bet leset da guemeret ur pleg fall , a viro ar pleg-se qneit a ma pado.

Peguen important eo eta en em rei abred da Zoue , ha trec'hi he voall inclinationou querquent a ma teuer d'ho anaout. Quentel gaër evit ar vugale ! Quentel gaer evit an tadou ha mamou ! Ar vugale a dlie quemeret abred ur pleg mad , hac ho c'harent a dlie en rei dezo.

*Ar c'huec'hvet devez a viz Guengolo.*

## SANT BERTIN, ABAD.

AR sant-man guinidic a garter Coustanç, ha savet eus a dud vad ha pinvidic, o lenn en he iaouanctis buez ar sænt, en em santas inspiret d'ho imita, hac a renonças d'an oll fortuniou caer a elle esperout, evit en em retira en ur gouent.

Evel m'en devoa ur volontez vad, hanns voa excitet ouspen-se dre an exemplou caer a vele dirazan, a teuas e ber amser da veas ur religius parfet ha santel bras.

Sant Omer, religius eus ar memes gouent, o veza bet græt escop, superieur ar gouent a roas dezan sant Bertin evit he sicour da instrui he hobl, hac evit prezeg en he escopti. Bertin er greas gant ur zèl pebini ne alle quet mancout da veza beniguet gant Doue: he oll labourou ne resont quet dezan diniani netra eus he vortificationou; an onction eus he gomson a voa un effet eus he zevotion tener, hac he exempl a c'hounee qusment a eneou da Zoue evel ma ree he sermoniou.

Un dijentil eus ar vro, touchet dre ar horzudou a ree an den abostol-man didan direction sant Omer, a reas ofr dezo eus a ul leo'h hanvet Sithieu, gant an douar a voa stag outan, evit sevel eno ur gouent, pe evit ober anezan an usaj a gafsent couvenapla evit gloar Doue, hac evit avantaj ar bobl Sant Omer a reas sevel ur gouent, hac a lequeas sant Bertin da abad en hi en despet d he humilite. Cheta a-se e pe fæçon e commanças abati Sithieu, pehini a so bet pell-amser e Flandres ur seminær a sænt, evel ma oa e Bourgoign abati Luxeu.

Petra-bennac ma voa renchou suffisant ous an abati, an abad hac ha religiuset a veve divar bara ha griziou lonsou, hac e siaourent ar beaurien gant au nemorant. Evel ar santman ne gommande netra a guement na roe he-unan an exempl, an devoe ar gonsolation da velet he oll religiuset, a bere ez oa bras an nombr, o rei en desert a Sithieu an exemplou caër a humilite, a hinjen hac a ferveur, pere a voa bet admiret en hermitet santel eus an desert a Balestin

Sant Bertin, a bebini ar vuez a voa bet ur breparation con

tinuel d'ar maro, be'h en em gaout oajet bras, a lequeas ar religius fervant da abad en he plaç, evit en em rei oll d'an oræson, hac evit en em ispos da vervel, quement-se ne vire quet na observe bepret ar reglen oll gant un humilite hac un obeissanç admirabl. Erfin d'an oad a gant vloas, pa var dro, e rentas he ene d'ho Grouer, etro seiz cant vloas goude donediguez hor Salver.

## REFLEXION.

Ar vuez oll ne d'é quet re evit sonjal er moment a hebini e tepand an eternite. Mar d'eo trist sonjal er maro, ez é c'hoas tristoc'h mervel hep beza sonjet da vervel. Sonjit pe na sonjit quet er maro, ne d'é quet nebeutoc'h sûr e varfot, na nebeutoc'h important en em brepari da vervel.

*Eil reflexion.* Admira a reomp furnez ar sent, meuli a reomp ar conraj gant pehini ho deus quitect ho madou, ho c'herent hac ho bro, ha renoncet d'ar fortuniou caer ha d'an oll plijadurezou eus ar bed, evit mont da servija Doue en desert pe er c'houenchon. Ræson bon eus da renta dezo ar justiç-se, mæs ha ni a so excusabl o vancout da imita vertuzion ar sænt? Evit guir ne d'é quet necesser da pep-unan quitât he oll vadou; nac an oll ne d'int quet galvet gant Doue evit mont er gouent, pe en desert, mæs den ebet na d'é dispanset da gaout ur guir desir, ur guir zêl evit he silvidiguez, ha da labourat gant pres ha gant fervour d'en em renta sant, en ur gundui en he stat hac en he gondition ur vuez e guirione christen: ha chetu a-se e petra e consist ar frouez a dleer tenna eus al lectur a rer a vuez ar sænt.

---

*An seizvet devez a viz Guengolo.*

## SANT ELZEAR.

ELZEAR, dijentil bras eus a Brovanç, a voa quer earantezus a vianic, ma roe d'an oad a bemp bloas d'ar beurien quement a vize roet dezan evit en em zivertissa, alies memes e roe be vara eus he zorn ha biscoas ne voe guelet ur c brouadur obeissantoc'h na parfetoc'h. He ionti, abad eus a Sant-Victor, a guemeras ar sourci d'he instrui Æz é compren pebes profit a reas er squianchou hac er vertuziou en un hevelep scôl, ha gant dispositionou quen eürus evel m'en devoa.

Evit phjout d'he dad, e temesas da un demesel hanvet Delfina, distinguet dre he noblanç, ha mui c'hoas dre he devotion hac he vertu. An daou bried santel-man a guemeras en devez quenta eus ho eured ar resolution da viret ar virjinite, hac he miret a resont en effet betec ar maro. Tremen a resont an nosvez quenta en oræson, epad pehini Doue a gargas ho caeou pur ha chast eus a ur joa hac un douçder celestiel. Elzear evit conservi ar vertu anjeliq-se, en devoa recours d'ar beden ha d'ar mortificationou; n'en em gontante quet da viret ar iunion ordrenet gant an ilis, iun a ree ouspen-se bep guener ha bep sadorn; douguen a ree nôz-deiz ur cilîç, ha côfes ha sacramanti ordinal bep sul.

An den santel-man a zalc'he un urz ar guella en he dy. Ober a reas ur reglamant caer evit he servijerien, hac a dlefe beza miret e pep tiegueschristen. Cetu aman he reglamant.

*Da guenta.* Ordren a ran da guement hini a so em servij, d'en em gavout hemdez er pedennou dious ar mintin ha dious an nôz, hac el lectur spirituel a vezo græt e commun.

*D'an eil.* Tostât a raint, bep miz ous ar sacramanchou.

*D'an drede.* Difen a ran ar c'hoari disou bac en oll c'hoariou hazard.

*D'ar bevare.* E tifennan na vezor rust en andret va guisien, var digarez ober ma afferiou.

*D'ar pempet.* An toucrien Doue, hac ar re a ve quen bardi da lavaret comsou dishonest pe lubric, a vezo chasseet eus an ty.

*D'ar c'huec'hvet.* Na lesin quet hep punition ar re a zeufe da zrouc-preseg eus ho nessa, na quen nebeut ar re ho deffe troua pe scandal etrezo, ha ma tigouesse dre valeur un division bennac, e rinquint en em unani quer huan.

Ar punition a ree da dud he dy, a voa iun divar bara ha dour, un devez pe ouspen, ervez ar grevusdet eus ar faut.

He dy a voa digor d'an oll beaurien; ha derc'hel a ree ar roll eus ar beaurien mezus eus ar c'hartier, ho bisita a ree alies, ho c'honsoli hac ho sicour dre he alusennou. Ar roue eus a Napl en ur bresel en devoe da souten, a roas d'he nieur ha da sant Elzear ar garg da gommandi an arme, ar sant, goude beza gouneset ar victor, a renonças d'an arme, dr'en abec d'an danjerou a gave evit he silvidiguez ebars ar stat-se.

Enfin o veza deut da gleuvel, e reas ur gonfession general, hac e recevas he oll sacramanchou gant ur erveur

dreist-ordinal. Doue evit purifia he vertu ha crisqui he virit, a bermetas, en amser ma edo en he agoni, ma voe tentet en ur fæçon cruel gant an drouc-speret, neuse e lavaras en ur grial : *O va Doue, peguen terribl eo gallout ma adversour!* Un nebeut goude e oue clevet o lavaret : *En em soumeti a ran entieramant da varhediguez va Doue : en he visericord e lacan va oll fizianç;* hac erhu e lavaras gant ur visaj joaus : *dre c hraç va Doue trec het am eus an adversour*, ar c'homsou diveza-man a gonsolas an oll assistantet, pere a voa tristeet o clevout ar c homsou quenta ; neuse e rentas e peoc'h he ene d he Groner, er bloas 1323, etro an oad a tregont vloas.

He bried chast Delfina a vevas betec an oad a c'huezec vloas a tri-uguent, ha gonde beza bet en he buez ar gonsolation gaer da velet he ganonisa, e varvas ive evel ur santes

REFLEXION

Pennon-tieguez, imitit ar sant-man en urz caër en deus dalc'het en he dy. Sonjit ez oc'h carguet da veilla var ho pugale hac ho servijerien, ha peuens e rentot un deiz cont anezo da Zoue, querconls evel ma rentot eus ho puez hoc'h-unan ; grit eta ma vevint ervez lesen Doue, ha corrijit ar re a ve queu hardis da offansi Doue en ho presanc, ispicial na endurit quet al leou-douet, ar c homsou dishonest, na drouc-presec eus an nessa.

---

*An eizvet devez a viz Guengolo*

## NATIVITE AR VERC'HES GLOBIUS VARI.

CELEBROMP an devez eürus-man e pehini eo ganet ar Verc hes sacr, celebromp-en gant ur joa santel, gant an oll devotion hac an oll solenite possibl An eê a ra deomp hirio ur presant bras ha caër meurbet, eme sant Bernard : an deiz-man eo e commanças an devalijen e pehini edo sebelhet ar bed abaoue ouspen pevar mil bloas, d en em dissipa ha da zisparissa dre apparission ar verelaouen brillant-man, gortoet ha desiret queit amser gant ar batriarchet santel hac ar profetet Celebromp oll, eme sant Ian Damascen, an nativite eus an hini e deus chenjet e joa an dristidiguez e devoa causet deomp Eva, hor mam guenta Quemeromp lod er joa en de-

voe anecpa voe ganet ar Verc'hes sacr destinet evit beza mam da Salver ar bed, hac evit beza rouanes an eê hac an douar. En em rejouissomp dre ma'z eo an hini a dle beza hor mam douç ha mad, hon esperanç uniq gonde Jesus-Christ, hon avocades puissant dirag he Map, hac en ur guer, hor peoc'h, hor joa, hor gloar hac hor c'honsolation.

Ar grouadurez eürus-man, gloar an eê ha joa ar bed oll, carguet a c'hraçou privilejiet adalec ar moment quenta eus he c'honception, a voe ganet er guær a Nazaret, tregont leo diouz Jerusalem. Sant Joacim he zad, ha santes Anna he mam a voa an daou hersonaj santela eus ho amser : ne oant quet, evit guir, distinguet dre ho madou, na dre ar renq a zalc'hent er bed, mæs recommandabl e voant dre ho lignez, sant Joacim o veza eus a lignez ar roue David, ha santes Anna o veza eus ar famill sacerdotal : ha recommandabloc'h e voant c'hoas ho daou dre ho vertuzion ha dre ho santelez.

Nebeut amser goude ma voe ganet ar Verc'hes santel, pehini a ree ar sujet eus an admiration an ælez memes, e voe douguet d'an templ, e pelec'h voe roet dezi an hano a VARI, pehini a signifi rouanes, itron ha stereden.

Sant Ambroas ha sant Bernard a assur ez oa roet dezi eus an eê an hano-se evel ar propra evit merca he grandeur, he dignite hac he excellanç

MARI, eme sant Bernard, a so ur stereden gaër ha brillant, savet dreist ar mor bras ha pirillus eus ar bed, an nep a goll ar guell eus ar stereden-man, a so en danjer da fazia var an hent-mad, da squei var ar c'herrec ha d'en em goll. Ha e hour fell deoc'h, a gontinu ar memes sant, miret ne d'eac'h da goll ? Sellit ous ar stereden-man, galvit MARI d'ho sicour, hac invoquit he hano santel : mar d'oc'h agitet ha tourmantet gant tentationou, sellit ous ar stereden-man, hac invoquit an hano santel a Vari. An hano a Vari, eme sant Anton a Badou, a so ur sujet a fizianç d'ar re er prononç gant devotion : douçoc'h eo d'ar guenou eguet ar mél, agreabloc'h d'an diouscouarn eguet ar c'hân melodius, delicioussoc'h er galon eguet ar joa ar gonsolanta. Mar d'oc'h troublet dre ar grevnadet eus ho pec'hejou, mar d'oc'h teutet a zisesper, sonjit e Mari, eme sant Bernard : an hano santel-man a galmo ho spount, hac a excito en ho calon ar fizianç hac ar garantez. En oll danjerou eus ho buez, en hoc'h afferiou diæz, en oll accidantou trist ha fachus, h... pêt recours da Vari, invoquit an hano a Vari : ra vezo ...

hano santel-mà bepret en ho guenou, ha ra vezo scrivet e hoas dounoc'h eu ho calon. Ho pet sonj penaus, queit a na gollot quet ar guël eus a Vari, n'oufac'h quet fazia, penaus queit a ma viot protejet gant-hi, n'ho pezo netra da zouja, hac e ouffot dre un esperanç eurus, ez eo gant un titr just e toug an hano a Vari, eo galvet ar vam a druez ha refuj ar bec'herien.

REFLEXION.

Peguen eürus e vezin-me, a lavare sant Gregor a Nazianz, mar gallan caout em guenou an hano santel a Vari, er moment ma varvin. JESUS ha MARI, cetu an daou hano sacr a rassur un ene penitant en heur ar maro, hac a inspir ur fizianç douç en heur diveza-ze. Peguer respetabl eo an hanoiou santel-man d'an Ælez? Peguen terribl int-hi d'an droue-speret! Peguen douç da ur christen, pa vent gravet doun en he galon.

Ur pec'her penitant, eme sant Bernard, en ur brononç an hano santel a VARI, a guemer ur gouraj nevez, hac a sant crisqui he esperanç; an hano santel-man a zeu da anflammi an oll devotion en ur ene just. Pa brononçan an hano a VARI, e sonjan penaus ez eo mam Doue, ha va mam-me. Sonjal a ran am eus un avocades dirac va Salver, hac ur brotectoures puissant dirac va barner; pa brononçan an hano a VARI, e teu va c'halon da deneraat en andret ur vam quen douc haquer mad. Jesus ha Mari, cetu ar pez a repetin cant gueich ha cant all var ma maro. Jesus ha Mari, cetu ar pez a lavaro san-cess va c'halon interieuramant, pa ne allin mui parlant. Grœt vezo dign clevont bete ma huanad diveza, an hano a JESUS hac a VARI. ha bete va huanad diveza e vezint evidon hanoïou a fizianç, a venediction hac a silvidiguez.

---

*An navet devez a viz Guengolo*

SANT FOCAS JARDINER HA MERZER.

SANT Focas a voa ur jardiner paour eus a Syru, pehini a veve var hoes he zivrec'h, hac a antretene evelse he famill guella ma elle.

Petra-bennac m'en divize gallet en em zispansa da ober alusennou, o veza paour he-unan, consgoude he dy a voa digor d'an oll heaurien a dremene; ho receo a rea gant cals a garantez, ho loja a ree ervez he gommodite, ha rei dezo

da zibri eus ar pez a voa. Pehea rebech a rai un deiz ar jardiner paour-man da gals a dud pinvidic pere a so quer piz ! An den paour-man n'en devoa nemet poan he zivrec'h evit beva, hac e partaje gant ar re-all an nebeut en devoa. Ar re baour, pere n'ho deus casi netra, a gaf consgoude aoualc'h evit rei d'ar re-all, bete ma veler ne vanq netra d'ar re just, hac ezeo pinvidic avoalc'h an nep a laca he fiziang e Doue. Lamit eta eus ho calon an disfiziang-se pehini hoc'h ampech da veza charitabl : roit gant larguentez, hac a recefot gant abondang.

Ar brud eus a Focas, pehini a voa ur christen quer mad, o veza eet dre ar c'hanton, ar gouerneur eus a Antioch, pehini a bersecute a gristenen, a gassas soudardet d'he glasq evit he lacaat d'ar maro. Digoueout a resont gantan hep he anaout, hac e c'houlenzont digantan hac an anavee ur christen hanvet Focas, ar sant pehini a vele ervad evit pe sujet er c'hlasquent, a respontas : *Ia, emezan, he anaout a ran, ha mar plij gueneoc'h loja guené fenôz, varc'hoaz me raï deoc'h he velet, ha coms outan.* Consanti a rezont, rei a reas dezo da goania guella ma voe possubl dezan : ha queit a ma voant o cousquet eu em breparas d'eu em renta dign eus ar gurunen a verzerinti, hac e reas ur fôs en douar evit enterri he gorf. Antrônoz-vintin ar soudardet o veza goulennet pelec'h ez oa Focas : *Cetu-me aman, emezan, me va-unan eo ar jardiner Focas ; ma liquit d'ar maro, cetu ma be preparet.* D'ar goms-man e chomzont souezet bras, hac evel ne ouient quet penaus anaout au diguemer-mad en devoa græt dezo, e fallas deze sauvetei dezan he vuez. Mæs an desir en devoa ar sant da soufr evit ar feiz, a reas dezan lavaret nense : *Me ho ped da executi varnon ar pez a so commandet deoc'h, urz hoc'h eus d'am lacât d'ar maro, n'am espernit quet.* Ho fressi a reas quement, ma teuzont d'he gundui dirag ar gouerneur, pehini en e hondaounas da veza dibennet. Soufr a reas ar verzerinti en guær a Antioch.

REFLEXION.

Hon ene a so hênvel ous ur jardin, pe ous au douar. Mar fell deoc'h caout, ha dastum divar ho tonar louson mad, frouez, hac id mad, ret eo hada greun mad, ret eo e houenna, ha disc brienna an droue-louson. Evelse ive mar fell deoc'h e tougue hoc'h ene froucz-mad, froucz dign da veza presautet da Zoue, dign eus ar barados, hadit greun

mad en hoc'h eue, da lavaret eo, chelaouit comsou Doue, chelaouit an inspirationou eus an eê, lamit eus ho calon, disc hiennit ar goall inclinationou pere a zeu da vouga ennoc'h an inspirationou hac an desirou santel. Mar deus un dra bennac a hoan oc'h ober quement-se, pehes joa n ho pezo-bu quet, pebes contantamant en amser an cost, da laret ê, e fin ho puez!

*Eil reflexion*. Mar fell deoc'h caout un eost bras ha caër, hoc'h eus sourci da hada cals, en amser ma'z eo ret; evelse grit cals a euvrou-mad, hac a recefot ur recompans caër; bezit liberal e quever Doue, roit dezan quement a allot, grit er hed-man an oll-mad a behini ez oc'h capabl, Doue a verit c'hoas davantaj ha paeet-mad e viot eus hoc'h oll labour, hac eus hoc'h oll poaniou, dre an eternite eurus pehini a c'houneot e quen nebeut amser.

*Trede reflexion*. Caer ho pe labourat an douar, caër ho pe hada greun mad, netra na gresco, ma na zeu ar glao hac ar gliz eus an eê da c'hleba ha da zouçaat an douar, ha ma na zeu an heaul d'he doma dre he vroues. Evelse petra-bennac a allemp da ober evit Doue, e tleomp hepret anaout n'edoump capabl a netra a vad ac hanomp hon-unan, anaout n'edomp netra, conservi ur speret ac ur galon humbl, ha raporti an oll gloar eus hon actionou mad da Zoue, pehini dre he c'hraç a ro deomp ar sonj, ar volonte ac an ners d'ho ober.

---

*An decvet devez a viz Guengolo.*

## SANT NICOLAS TOLANTIN.

AR sant-ma so leshanvet Tolantin, eus a hano ar guær a pehini e tremenas an darn-vuia eus he amser, hac e finissas he vuez. He vam pehini a gommance dija da zont var an oad, en recevas digant Doue dre intercession sant Nicolas, escop eus a Myr, ha dre anaoudeguez vad e reas rei dezan an hano a Nicolas en he vadiziant.

Evel n'en devoa dirac he zaoulagad nemet exemplou a vertu ar vuez santel eus he zad ac he vam, e reas en ur seôl quer mad ur profit pehini a seblante tremen he oad. O veza clevet penaus sant Nicolas he batron a iune teir gueich ar-sizun en amser ma voa c'hoas hian, e falvezas dezan he imita hac e viras ar c'hustum-se adalec he iaouanctis bete

ar maro He furnes ac he vodesti en ilis ac ispicial en oferen, a oa admirabl, hac an daelou a zevotion pere a scuille en amser ar gorreou, a ree d'an oll credi e vele Jesus-Christ visiblamant en hosti He burete anjelq pehini a ree dezan tec het a neuse diouz compagnunez ar merc'hedigou eus he oad, a verite dezan ar faveur-se

O veza assistet e sermon ur religius a urz sant Augustin, var an disprisane a dleer da ober eus ar bed, er suplias d'he receo en he c'houent. Ar religius er c'hunduas da c houlen conje he dad hac he vam. N'ho devoa quer crouadur nemertà; mæs evel ma voant leun a religion, ne selsont quet ous ho interest, bac e rosont ho c'honsantamant. Querquent a ma voe recevet en noviciat, e servijas da squer d'ar religiuset ancien; hac oll e lavarent ho devoa recevet quent un æl eguet un den.

Conservi a reas en effet epad he oll vuez ur burete parfet, abalamour da'z è ive er represanter bepret gant ur fleundehsen en he zorn. Hac evit conservi ar burete anjelq-se e eastie he gorf dre vortificationou continuel. Labourat a eure gant eals a fiing epad tregont vloas evit instrui ar bobl, sermon a ree casi bemdez gant ur frouez admirabl, catechisa a ree ar vugale, hac e tremene un amser vras o cofes He batantet a voe eprouvet dre gals a glènvejou: e creis he hoan, he remed bras ac he oll gonsolation oa medita ha contempli passion hor Salver. En ur c'hlèuvet bras e pehini e sonje dezan beza en danjer da vervel, en em santas en un taol troublet dre ar spont rac jugamanchou Doue en em recommandi a eure gant fizianç d'ar Verc'hes glorius Vari, pehini en ur apparissa dezan, a lequeas en he ena ur c'halm hac ur peoc'h pehini a badas quent a ma vevas goude-se.

Doue o fallout dezan recompansi ersin an innoçanç hac ar binijen eus he servijer fidel, a reas dezan ar faveur da glevet ales ar c'hân melodius eus an ælez, er c'huec'h miz diveza eus he vuez.

Pa voe prest da vervel, a c'houlennas pardon digant he vreudeur religiuset eus ar goall exempl a alse beza roet dezo, ac o veza adoret he groas en ur lavaret ar c'homsou-mà, *Etre ho taouarn, va Doue, me a recommand va ene*, e varvas er bloas 1309, oajet a zec vloas ha tri-uguent Cetu ama darn eus.

*He Vaximou spirituel.*

1. Ar galon pehini e deus tanveet ur vech ar plijadurezou eternel, ne gaf quet a vláz e plijadurezou an douar.

2. Penaus e all quemeret nec'h ha melcon er bed-mâ, an hini a servij Doue a vir galon ?

3. Seul-vui a boan e gaver a servij Doue, seul-vui a tesu er pa gaver Doue ervad.

4. Pa gonsiderer passion Jesus-Christ, ne deus poan a guement a vee guirionez poan.

5. Peguer profitabl eo implija erfad an oll momenchou eus an amser, pa ellomp gant-ho gounit un eternite a c'hloar.

REFLEXION.

Ar sant-mâ en devoa un devotion vras evit sant Nicolas he batron a pehini e tougue an hano ; hac evit he imita, e commanças en he iaouanctis da iun teir gueich ar sizun. An devotion-se a reas dezan santout epad he vuez an effejou special eus a brotection he batron. Pe seurt devotiou a valc'hit-hu d'ho patron, a behini hoc'h eus an enor da zouguen an hano, pehini n'hoc'h eus quet recevet evit netra eu ho padizant.

Ar guella devotion a oufac'h da gaout evitâ, hac an agreapla dezan, eo imita he vertuziou. Hac evit quement-se e ve ret en em instrui eus he vuez?

*Eil reflexion.* N'e deus sant ebet n'en deus bet ur sourci bras da bellaat diouz quement a so control d'ar buteté, conservet ho deus oll ar fleuren precius-mâ dre an drein eus ar binijen, castiet ho deus ho c'horf, mortifiet ho deus ho squanchou naturel, ha trec'het ho inclinationou. Ar binijen, ar vortification a so an holen pehini a ampeich ar gorruption. Peguement en em drompl ar re a sonj dezo gallout conservi ar vertu-mâ hep en em servijout eus ar memes moyennou !

---

*An unnecvet devez a viz Guengolo.*

SANT PATIANT, ESCOP.

NETRA na zisquez guell miret dreist-ordinal ar sant-mâ, evit ar choas a voe great anezan evit escop eus an iis a Lyon,

quer respetabl dre he anciendet, ha dre an nombr bras a esquibien illustr dre ho doctrin ac ho santelez, pere ho deus gouvernet an ilis-se

Possedi a ree gant excellanç an oll vertuziou a c'houlen an abostol sant Paul en ur prelat He sourci pastoral a d'ie adalec an eil penn d'eguile eus he escopti, ha netra ne alle resista oua he instructionou, soutenet dre he exempl ha dre chariteou pere a oa dreist musur.

Goude ur ravaj ac un distruj bras a reas ar Gotet e douar Franç ac ispicial er c'hartier a Lyon, e teuas ur famin gruel; biscoas ne voa bet guelet un hevelep desolation, ne veled e pep lec'h nemet tud varo pe tud o tisec ha gaut an dienez · ar sant-mâ touchet bete'r beo o velet an desolation publiq ha general-se, a implijas pep seurt moyennou evit soulaji ar bobl en ur miser quen estranj ober a eure gant misou bras digaç eus ar broyou pell ur gantite vras a id, pehini a reas distribui etre an oll beaurien.

N'en em gontante quet da soulaji epquen an dud paour en em bresante dirac he zaoulagat, ac a bere e cleve ar c'hlemmou ac ar c'hri, n'en em gontante quet da vont he-unan da glasq ar beaurien mezus en ho zy ha d'ho assista; ne oa quet aoalc'h evitâ sicour he oll escopti, he garantez ardant a reas dezan sonjal da brocuri an oll soulajamant possibl d'ar brovinçou divar-dro, e quement lec'h ma cleve e voa dienez. Etablissa a reas magasinou pe grignolou id, a-hed dion ster vras, ar Rhon ac ar Soon, ha dre ar charite heroïq-se a saveteas ar c'hærіou a Arles, a Orange, a Vivier, a Valanç, a Avignon ac a Riez, pere er c'housidere oll evel un eil Joseph hac evel al liberateur eus an oll brovincou-se. An Auvergn ac an Aquiteen ne chomsont quet hep santout ivez an effejou douç eus he liberalite, en hevelep fæçon n'en devoa den douctebet na greaque dre viracl an id en he c'hrignolou

He vertu ne barisse quet neheutoc'h en he actionou-all. N'oufer quet nombri peguement e convertissas a heretiquet dre an ners miraculus eus he instructionou, en ur assista er c'honcil eus a Arles, e voe admaret he speret lem ha penetraut; enoret e oa e pep lec'h evel ur sant, hac e pep lec'h n'er hanvet nemet ar squèr ac an exempl parfæt eus ar breladet

Erfin leun a euvrou mad ac a vertuou, ez eas da receo he recompanç ebars an eê, er bloas 491

REFLEXION

### REFLEXION.

Done en deus suscitet a amser da amser tud carantezus ha charitabl meurbet, evit servijont da exempl d'ar re-all, ac ho excita da bratica an euvron a garantez. Ne d'ê quet epquen en amser ancien ez eo bet guelet ar seurt exemplou caer-se ; guelet a rer c'hoas dre c'hraç Done, en hon amser ac en hor bro, tud vad ha truezus e quever ar beaurien. Durant ar guernez diveza er bloas mil seiz cant ha daonuguent, un den a ilis eus a escopti Querne, ac a so c'hoas leun a vuez eu amser ma er scrivan, goude beza roet d'an dud paour quement en devoa, a brenas e cridi meur a donel id evit sicour an dud paour eus he garter. En amser eus ar memes quernez-se e voe guelet un ozac'h divar ar mæs, eus a escopti Leon, pehini n'en em gontante quet da soulaji ar beaurien a zene d'he gaont, mæs pehini a iee c'hoas he-unan, gant ur samm bara var ur penn-guezec a dy da dy, a guær da guær, evit glasq ar heaurien mezus, hac a roe torz da he-mà, hanter-dorz da hen-hont, hervez an dud a oa e pep ty. Pebes vad ne reas quet en he garter an ozac'h vertuzus-se, e pad ur guernez pehini a badas var dro tri bloas?

Admira a reomp charitéou an dud carantezus, joa hon eus memes o clevet ar recit eus ho euvrou mad, mæs pebes donedar ma santemp-ni quet en hon ene, ma tenfemp d'ho imita !

---

*An daousecvet devez a viz Guengolo.*

## SANT GUI, PE SANT GUYON

SANT Guyon, leshanvet paour Anderlec, eus an hano ar guær e pehini e voe ganet, en devoa evit tad ha mam tudigou paour a vadou ar bed, mæs pinvidic a vertu ac e graç Done. He zisqui a resont a vianic da garet Done ha d'he servija. Disqui a resont c'hoas dezâ anduri he baourentez gant patiantet, hac en em gontanti eus ar pez a hije gant Done rei dezan. Profita a reas eus ho instructionou, hac en em hijout a ree gant he baourentez. O veza desquet penaus Jesus-Christ ac an ebestel, ac un nombr bras a sent ho devoa beveter baourentez, hac ho devoa he freferet da vadou ar bed, en devoa ur garantez vras evit ar beaurien ; ha neces-

site propr ne vire quet n'ho assiste e pep fæçon : partaji a ree ordinal gant ho ar pes a voa dre boan suffisant evit he veva he-unan ; ha pa ne alle quet ho sicour, e clasqua ac e c'houlenne peadra d'ho sonlaji. Respet en devoa evit ar re vras ha pinvidic, mæs n'en doa quet avi ous ho frosperite ac oua ho madou.

Cridi a ree an devez collet pe goall-implijet, pa n'en devoa quet græt an alusen, ha pa ne voa quet bet en ilis.

D'an oad a hevarzec vloas, o veza antreet da ober he bedennou en un ilis dediet d'an Itron Varia, un hanter leo diouz Bruxel, ar helec pehini en devoa ar garg eus an ilis, ravisset o velet he zevotion, a hroposas dezâ chom gantaa evit servija an ilis ha respont an oferennou. Guyon pehini ne c'houlenne quet guell, en em offras a galon vad da ober quement a vize rêt. Soureaus bras e voa da guempen an ilis ac an auteriou, da renca an traou, ha da zerc'hel pep tra prest en he vare. Goude he labour græt, evit disquiza, en em daule var he zaoulin dirac an auter, alies e tremene eno an noz en oræson ; ha mar boa oblijet da reposi un nebeut, e voa var pave an ilis.

He gommanant ne voa quet bras, consgoude en ur espern divar he vevanç, ac o tioueret meur a dra, e cave ar voyen da sicour bemdez meur a baour.

Ouspen-se pa en devoa un dra bennac a amser dezan he unan, e visite ar re glan ac e rente dezo an oll servijou a oa en he c'hallout.

Ur marc'hadour eus a Vruxel pehini a anavee he furnez hac he fidelite, a c'hoanteas he gaout evit consort en he drafiq, ac a lavaras dezan : *Gouzout a ran hoc'h eus bolonte vad da sicour ar beaurien ; mæs er stad-mâ'z oc'h, paour hoc'h-unan eveld-ho, ho callout a so bian ; mar quirit dont guenê-me, ho pezo souden peadra da denna ho querent eus a boan ha da ober alusennou bras.* Guyon pehini a zesire gallout sicour mui-oc'h-mui ar beaurien, a heulias ar marc'hadour hep consulti Doue na quemeret ali digant den : intantiou ar marc'hadour a elle beza mad, mæs an dessin-se a oa un drompleres eus an droue-speret, pehini a glasque tenna Guyon eus ar state pehini e veve gant quement a santelez, hac a glasque coll dre vadou ar bed, an hini en em santifie er baourentez. Doue pehini n'en devoa permetet an èncard-se eus a Guyon nemet evit he instrui divar he goust, hac ober dezan guelet penaus en hent eus ar silvadi-

guezez eo goall gouarnet an nep en em c'houarn dre he speret he-unan, hac evit disqui dezan ha da hep unan ober an he stat ar mad a ell ober, elec'h en em arreti quement da sonjal er mad a raffe ma va en ur stat all, Done ne hermetas quet a chomse pell an drompleres-se eus an adversour. An issu fall eus he drafiq, hac un accidant trist a c'hoarvezas gantan a reas dezan anaout ar faut en devoa gret. En ur dremen ur stær vras en ur vag, en am gavas en danjar da vont da goll. Guyon oc'h ober he oll effort gant ur herchen evit an em savetei, ar berchen a dorras etre he zaouarn, hac a entreas ur squirien quen doun en he vrec'h ne voa moyen ebet d'he zenna. Neuse e comprenas he fant, hac a renonças d'he gommerç evit distrei d'he guenta stat. Evel he vless a vire ne alla ober darn eus he labour, e suplias gant quement a ferveur an Itron Varia d'en renta pare, ma tenas ar vam-se a visericord da sellet a druez outan: ar squirien a sortias eus he vrec'h hep ma santas poan ebet. Divar neuse en am acquitas eus he zever gant mui a sourci eguet biscoas, hac e crescas he zevotionou. Erfin Done a reas dezâ da anaout e fella dezan he recompansi eus ha labour hac he boan. Mervel a eure er bloas 1112.

## REFLEXION.

Pebes rebech a raï un deiz ar paour-mâ da guement a dud pinvidic, pa'velint penaus en he baourentez ez eo bet charitabl, ha penaus ez int-hi het didruez ha criz e creiz ho c'hommodite! Da betra e servij madou an douar ma na servijont da acquisita an eê!

*Eil reflexion.* An paour-mâ a respete ar re vras ha pinvidic, maes n'en devoa avi ebet ons ho madou nac ous ho frosperite. Mar d'hoc'h paour, pell diouz en am glem na murmuri abalamour d'an differanç vras a guivit etre ho stat hac hini ar binvidien, adorit an urz eus ar providanç divin pehini e dena disposet evelse; Done a fell dezan e ve er bed tud pinvidic ha tud paour, re vras ha re vian; quement-se a so ur secret admirabl eus ha brovidanç; ar bed a zeufa da langmssa ac a va direglet anes an differanç hac an opposition-se a gonditionou differant. Ma ve an oll quer bras ha quer bras, ne vé soumission nac obeissanç ebet: ma ve an oll quer pinvidic ha quer pinvidic, en am refusent ar servij hac ar sicour a dle an eil d'eguile. Un taol zo eta, eme sant Augustin, eus ar bro-

vidanç Doue, antretemi an oll dud en union ac en action dre ar soumission mutuel, dre an opposition-mâ a baourentez ac a binvidiguez, dre an ezom ho deus ar re vras eus a sicour ar re vian, hac ar re vian eus a assistanç ar re vras, dre an impossibilite a guevomp o tremen an eil hep eguile, dre al lesen en deus merquet Doue d'ar re vian da renta d'ar re vras ar respet hac an obeissanç, dre al lesen en deus merquet d'ar re vras da exerci en andret ar re vian ar justiç hac ar charite, hac erfin dre al lesen eus ar boan hac an drevel en deus roet generalamant d'an oll dud.

---

*An trisecvet devez a viz Guengolo.*

## SANT MAURILL, ESCOP.

SANT Maurill guinidic eus an Itali, ac instruet en ha iaonanctis gant sant Martin, en devoa cals a doujanç Doue. Goude maro he dad, e quitaas he vro evit mont da gaout he væstr santel pehini a oa neuse escop eu Tour, evit disqui gantâ an hent eus ar perfection. Ar prelat santel-se, pehini a anavee a bell amser he vertu, a roas dezan an urzou sacr.

O veza helec e reas dre he bredicationou quement a vad en Anjou, ma voe græt escop eus a Anjer. Ebars er garg-se e labouras gant ur gouraij hac ur ferveur nevez da santifia mui-oc'h-mui he bobl.

Ur vreg er pedas un deiz da rei ar sacramant a gonfirmation d'he c'hrouadur pehini a oa goall glan; mæs evel ma edo neuse occupet, e taleas un tamic, hac ar c'hrouadur a varvas. Quement-se a reas dezan un displijadur hac ur boan quer bras, ma quitaas he escopti oc'h en em gridi indign eus ar garg-se. En em deguisa a eure, ac ez eas gant ur guiscamant dister e Bro-Saus, e pelec'h en em lequeas da jardiner e ty un dijentil.

Etretant ar hobl eus a Anjer, desolet da veza collet ho escop, a gassas pevar den d'he glasq. Goude beza he glasquet e pep lec'h dre ar vro, e resont erfin da Vro-Saus, ac o veza clevet ez oa en ty un dijentil ur jardiner estranjour eus ur vertu dreist-ordinal, ne vanqsont quet da vont d'he velet; goude beza he anaveset, eu em daulsont d'he dreit oc'h he supli da zastrei d'he escopti. An escop santel, touchet dre ho daëlou ac inspiret a hent-all gant Doue, a

distroas gant-ho. O veza arruet en Anjer, en em lacaas en oreson var be ar c'hrouadur pehini a oa maro hep beza het confirmet, hac eu ur scuilla cals a zaëlou, e pedas an Autrou Doue gant ur feiz leun a fiziauç da reuta dezan ar vuez; ar c'hrouadur a ressuscitas en effet, ac a gunduas ur vuez quer santel, ma voe escopen he c'houde. Ar miracl-mà quer surprenant a soraportet gant sant Gregor, escop eus a Dour.

Divar neuse sant Maurill a greseas he binijennou; ua gousque uemet var ar c'halet, ha duraut ar c'horais ne zebre nemet bara trempet en dour. Evit terri ar c'hustum fall eu devoa ar bobl eus a Anjer da zansal ha da ober festou var ur garrec vras ha ledau pehini a oa tost da guer, e reas sevel er plaç-se un ilis en euor d'an Itrou Varia.

Erfin leun a veritou, e achuas ur vuez quer santal dre ur maro precius, var dro ar bloas 437, oajet a dost da zec vloas ha pevar-uguent.

REFLEXION.

Sant Maurill a guemeras ur glac har bras, ac en em gredas iudign eus he garg, dre ma varvas ur c'hrouadur iaouanc hep ar confirmation. Cals a vugale a varv hep ar asramant-mà dre an neglijanç eus ho c'herent, pere n'ho instruont quet, ha n'ho c'haçont quet d'an iustructionou a rer evit ho disposi da receo ar gonfirmation.

Cals a vugale c'hoas a ebom bete an oad a zaousec pe zrisec vloas, pe ouspen, hep mout da gôfes, dre an neglijanç ha dre ar faut eus ho tadou ac ho mamou: couscoude an tadou ha mamou-se ueglijant ha crimuel, a vev hep remors, hep scrupul ebet, mæs pegueu terribl e vezo ar gont ho devezo-hi da reuta da justiç Doue, evit beza neglijet un dever quen important!

---

*Ar bevarsecvet devez a viz Guengolo.*

## EXALTATION AR GROAS SANTEL.

EXALTATION, da lavaret è, triomf ar groas santel, a se ur gouel instituet evit celebri ar memor eus an devez e pehini ar groas sacr, var behini en deus Jesus-Christ consommet an ouvraj eus hon redamtion, a voe plaoet da guenta gant ur solanite vras eu ilis caer e devoa gret sevel an impalaeres santez Helena var menez Calvar.

Ur miracl caer arruet er bloas 629, en deus cresquat ar

respet eus ar gristenien evit ar groas santel, ha rentet ar gouël-mâ illustr ha brudet bras. Roue Pers, hanvet Cosroes, o veza quemeret dre ners ha dre vresel ar guær a Jerusalem, a gassas gantâ e Pers ar guir groas. An impalaër Heraclius a zisclerias ar bresel d'ar roue-se; ha gouda beza gouneset ar victor varnezan, a reas digaç en triomf ar groas santel da Jerusalem. An impalaër guisquet gant he habijon caera, a falveas dezan douguen he-unan ar groas var menez Calvar. Mæs o veza arruet bete an nor pehini a acô var ar menez, e voe souezet bras en hae an oll dud assamblet, o velet ne alle quet avanç hiroc'h; ha memea seul-vui esæe, seul-vui en em sante arretet: an escop a anaveas souden petra oa en dalc'he, hac a lavaras dezan: *Liquit evez, va frinç, na vec'h quet gant an habit caer ha pompus-se conform avoalc'h ous ar stad paour ac humiliet e pehini e voa J.-C. pa sortias dre an nor-mâ en ur dougen ar memes croas evit mont var menez Calvar.* An impalaër, touchet dre ar c'homsou-se, a guemeras un habit simpl, en em lacaas diarc'hen, hac a bignas neuse hep poan var menez Calvar e pelec'h e lequeas ar groas sacr er memes plaç, a belec'h e voa bet quemeret gant roue Pers, hac e pelec'h e voa bet plantet da guenta evit Salver ar béd.

### REFLEXION.

Ma ve roet deoc'h un tamic eus ar guir groas, gant pebes respet na zeufac'h-hu quet d'he receo, ha gant pebes garantez ne zeufac'h-hu quet d'he lacât var ho calon? Ur respet bras a zougomp evit croas hor Salver, abalamour m'e deus touchet ous he gorf sacr, ha m'en deus consommet varnezi an-ouvraj eus hon redamtion Mæs ha respeta, ha caret a reomp-ni ar c'hroasiou spirituel, da lavaret ê, an affictionou, pere ho deus touchet ous calon Jesus-Christ, pere en deus santet en he ene er jardin Olivet hac en he oll bassiou, ha pere a so moyennou a silvidiguez ha merrou a bredestination evidomp?

Enoromp ha respetomp an oll c'hroasioe, dougomp hor c'hroas, ha caromp hor c'hroas, en ur soufr a galon vad, gant resination da volonte Doue, an affictionou a erru gueneomp, ar poaniou sperat, an infirmiteou, ar c'hlénvejou, an necessiteou, ar herseutionou, an injuriou. Dougomp hac exaltomp hor c'hroas; na stlejomp quet aneza, dougomp-hi gant joa: *Ia, va Jesus, hoc'h heulia a*

*vaimp e pep lec'h ; ha pa hoc'h eus douguet ho croas , e touguimp hon hini var ho lerc'h bete menez Calvar.*

Caromp hor c'hroasiou , pa zeuont d hon renta hênvel ous Jesus crucifiet , ha pa int mercou eus he garantez evidomp.

Mar d'eo pounner ar c'hroasiou , mar d ê c'huero an afflictiouon , pegueu douç eo ar frouez anezo d'an nep a oar ho lsoät e profit evit an eê.

---

### *Ar pemzecvet devez a viz Guengolo.*

## SANT ACHARD , ABAD.

AR sant-mâ , guinidic eus ar Poetou , en devoa en he iaouanctis ur galon quen douguet d'ar vertu , hac ur speret quen excellant , ma teuas souden babil ha devot meurbet. N'en devoa nemet c'huesec vloas pa zeuas he dad , pehini a vus en arme , da lavaret dezan en devoa græt he sonj d'he lacât e servij ar roue. Respont a reas gant respet d'he dad penaus e voa disposet da ober bepret he volonte , mæs ive penaus er pede da bermeti e represantse dezan ne grede quet e voa bolonte Doue e chomse er bed , dre m'en em sante inspiret d'en em gonsacri d'he servij ebars en ur gouent. He dad a admiras ur respont quer fur ha quer christen , hac a lavaras : *Græt hoc'h eus , va map , un sonj re vad , evit ma teufen d'en em opposi.* O velet he dad contant , ne zalcas quet da antren e couent sant Jouin , e pelec'h en ur gundui ur vuez mortifiet bras , n en devoa quen desir nemet d'en em renta bemdez humploc'h ha santeloc'h.

Sant Filiber , abad eus a Jamiej , oc'h anaout he vertu , el lequeas da abad en he blaç , hac en em rentas heunan religius simpl. An abad nevez a gomnançás da guenta da instrui he religiuset dia he exempl epquen He sourci d'en em gaout ar c henta en oll exerciçou , he ferveur hac he vuez mortifiet , a ree dezo desiront clevet o preseg an hini a velent oc'h ober quer mad. An abad santel goude beza ho c'helennet dre he exempl , ne zalcas quet d'ho instrui dre he exhortatiouou. Ho exhorti a reas gant quement a nerz da renonç d ho volonte propr , da ancouat ar bed hac an oll draon crouet , ma voe guelet ar ferveur ac ar pratiq eus an oll vertusiou o crisqui etouez an oll religiuset , a bere an nombr a oa bras.

Ar superieur santel-mâ o veze un devez en oræson , a

santas he galon sesiet gant un anquen vras gant an aoun en devoa us zeuze he religiuset d'eu em relachi ha da ienaat e servij Doue ; neuse e reqnetas ar c'hraç digant an Autrou Doue ma plijese gantan, abars ma varvse he-unan, tenna eus ar bed ar re anezo a vize en danjer d'en em relachi ha d'en em goll goude-se ; he beden a oue exaucet. Doue a reas dezan da anaout e varfse abars nemeur un nombr bras eus he religiuset. An abad santel ho assamblas oll, hac a zisclerias dezo ar vision en devoa bet, clevet a resont quement-se hep beza troublet, ha memes gant joa ; en em zisposi a resont oll da vervel ; hac en effet e varvas e berr amser tost d'an hanter anezo. Ar re a chomas en ho gonde, a vevas en ur ferveur quer bras, ma voent consideret evel ælez var an donar.

Ar sant-mâ ne vevas quet pell goude ; pa santas e vou tost he heur, e reas un effort diveza evit instrui he religiuset var ar pes a elle servijont pe noasout d'ho ferfection ; ac o veza ho exhortet d'ar berseveranç, ha da gaont ispicial ur garantez barfet an eil evit eguile, en ur sevel he zaoulagat hac he zaouarn etrese an eê, e varvas evel ma varv ar sænt, er bloas 680, oajet etro tri bloas ha tri-nguent.

REFLEXION.

Eûrus ar re a an avertisset eus an devez ma tleont mervel ! Mæs eûrussoc'h c hoas ar re en em brepar ervad da vervel !

Ma oufemp n'hon he nemet ur miz da veva, gant pebes sourci n'en em breparemp-ni quet da vervel ! Ha martese n'hon eus-ni quet ur sizun, us memes un devez !

---

*Ar c'huesecvet devez a viz Guengolo.*

SANT CYPRIEN, ESCOP HA MERZER.

MEZ ha mil meuleudi ra vezo roet da Zoue, tad a misericord, da veza galvet eus a devalijen an infidelite d'ar sclærijen eus ar feiz sant Cyprien, ha da veza gret anezan un escop, un doctor hac ur merzer eus an ilis.

Cyprien, guinidic eus an Afriq, en em rentas quen habil er squianchou humen dre he speret lem ha brillant, ma rejantas gant eals a veuleudi ar retoriq e Cartaj. Ur beleg

santel, hanvet Cecil, er a'honvertissas d'ar feiz dre he exempl ha dre he ahou-mad. Cyprien ne voe quet quent en em rentet christen, ma teuas da veza ur sant. En em retira a reas en ur solitud, a pelec'h en em roas oll d'ar studi eus ar scritur santel, hac e teuas didan pemp bloas da veza unan eus ar re habila ha santela eus he amser.

An escop a Cartaj o veza maro, an dud a ilis ac ar bobl n'ho devoe nemet ar memes mouez evit er goulen evit ho escop. Ebars ar garg enorabl-se e cunduas bepret evel queut ur vuez humbl ha mortifiet bras; n'en devoa madou nemet evit ar beaurien, he exempl a suffise evit douguen he bobl d'ar pratiq eus an oll vertuzion; couscoude ne chane oc'h he instrui hac he exborti.

Ar bayanet o veza commancet da bersecuti ar gristenien a Cartaj, ar pastor santel en em retiras en ur plaç tost da guær, a belec'h ne chane o veilla var he bobl, ac o pourvei d'he oll ezomou. Ne oufer quet exprima al labour ac ar sourci a guemere evit crisqui couraj ar re gre, evit souten ar re sempl ac evit ho c'honsoh-oll; ha c'hoas e convertissas un nombr bras a bayanet epad ar bersecution-se.

Ar proconsul Maxim a reas erfin he arreti hac ar c'hondaounas da veza dibennet, er bloas 258.

Ar sant-mâ en deus composet cals a levriou devot e pere e admirer he eloquanç vras; cetu amâ darn eus

*He Vaximou spirituel.*

1. Ar batiantet hou rend bras dirac Doue, hac hor c'houserv en he c'hraç.

2. Netra ne ra auaout guell ar re just diouz ar re impi ha mechant, eguet ar batiantet.

3. Ret ê resista prim ha prount ous tentationou an droucsperet; ne zeportit quet ma teui ar serpant bian da zont bras.

4. An humilite a so ar fondamant eus ar santelez parfet; hac ar superbite ne all quet antren en eê.

5. Ur follentez vras eo clasq plijont d'ar bed, rac caër ho pe ober, n'oufac'h quet contanti ar bed, nac ar bed gant he oll vadou ne oufe quet quennebeut contanti ho calon.

REFLEXION.

Petra a c'houneer e servij ar bed? Pebes recompanç a eller esperout diganta? Hac ho consoli a ra-eu eu heur ar

maro ? Ho tifen a rai-en goude ho maro? Allas ! hoc'h abandoni a rai en ho prassa necessite.

Servijomp eta ur mæstr guelloc'h ha fideloc'h ; servijomp Doue pehini epquen a so capabl da gontanti an oll desirou eus hor c'halon, ha pehini na vanco biviquen deomp ; ma ne zeomp hon-unan d he abandoni da guenta.

---

*Ar seitecvet devez a viz Guengolo.*

## SANTES HILDEGARD, GUERC'HES.

ADMIROMP ar vadelez a Zoue da veza roet da santes Hildegard ur squiant quer caër ; ma'z ê bet comparajet d'an doctoret ha d'ar aperejou brassa en anaoudeguez eus ar mysterion divin, ar pes en deus roet dezi occasion da lavaret evel ar profet David : *Va desquet hoc'h eus, va Doue, adalec va iaouanctis, ha ne ehanin da zisclerïa ho purzudou.*

Ar santes-mâ a voa guinidic eus an Allemaign. He zad hac he mam ravisset o velet he devotion, ac an dispositionou bras e devoa evit ar vertu, e lequeas en ur gouent d'an oad a eiz vloas. Ar superiores a guemeras ur sourci special d he c'helen ; mæs anaout a reaasouden penaus e devoa ur mæstr all pehini he instrue interieuramant.

Adalec an oad a bemzec vloas he buez ne voe mui nemet ur gontamplation hac ur ravissamant contunnel ; mæs evit miret ne zenze da aneouât he miserion propr hac ho neant, Doue a bermetas ma e devoe epad he buez ul languis hac un infirmite corporel, anquenmus meurbet.

Ar santes-mâ e devoe meur a revelation ; Doue a roas dezi un anaoudeguez caer eus an huela mysterion, hac un intellijanç quer solær eus ar vuez spirituel, ma avoua an dud habila ne oa nemet Doue epquen en devize gallet disqui dezi quament a voue.

O veza clevet ur vouez interieur o lavaret dezi lacât dra scrid he revelationou, e quemeras var guement-se ali un abad santel, pehini e assuras e teue ar vouez-se diouz an eê. Scriva a eura eta ul levr eus ar revelationou e devoa bet. An arc'hescop a Mayanç, ar pap Eujen trede, sant Bernard ac an oll dud santel a approuvas al levr-so ; anaout a resont annan ar Speret a Zoue ; ha disclerïa a resont e voa bet dictet gant ar Speret Santel. Evel ne vanq quet a dud pere a zeu da gondaouni quement a ignoront, meur a hini a zeuas

da injuria ar servijerez fidel-mâ da Zoue, ha d'he dreti evel ur reveres hac ur follea, ar santes en ur veuli Doue eus e gocment-se, e soufras pep-tra, hep lavaret ur goms epquen evit en em justifia.

Da beun un nebeut amser goude-se, e veza bet græt superiores eus he gouent, e tescas d'he leaneset en heut eus an huela perfection. Un dra admirabl é penaus, o veza bepret clan, ha speret ne ve quet en em santet eus an infirmiteou continuel-se eus he c'horf, ac e defe hepret gouvernet drez he-unan ur gommunente vras, evel pa e devize bet ur iec het parfet; admiraploc'h eo c'hoas e defe er stad languissant-se composet meur a levr devot hac excellant, he scrivet da un infinite a dud pere a c'houlenne he c'huzul var ho foanioe interieur.

Erfin, goude ur vuez quer burzudus ha quer santel, é eas da receo he recompans en eê, er bloas 1180, oujet e zaou vloas ha pevar-uguent.

REFLEXION.

Doue n'ef-en quet admirabl da veza roet da ur verc'h sempl ur squiant quer bras, ha revelationou quen huel? O peguer guir é en em hlij an Autrou Doue oc'h en em gommunica d'an eneou sempl hac humbl, quent evit d'ar sperejou bras eus ar bed!

---

*An trivec'hvet devez a viz Guengolo.*

SANT THOMAS VIL-NEUF, ESCOP.

AR sant-man, quer brudet dre he alusennou bras, a voa guinidic eus a Spaign. He dad hac he vam, dre ho exempl, e inspiras dezan e vianic ur garantez vras evit ar beaurien. N'en devoa quet ouspen seiz vloas, ma roe alies he zijuni d'ar vugale pere ho devoa dienez; ha meur a veich e tivisque he zillad evit ho rei dezo, dre ma vouie n'er c'have quet droue he dad nac he vam. He zevotion a inspire santimanchou devot da guement hini a vele gant pebea modesti ha pebes respet e ehome pell amser en ilis.

En ur ober he studi en universite a Alcala, e voe admiret he speret caër, ha mui c'hoas he vertu. Queit e ma voe er studi, e c'houlenne bemdez gant 'erveur ar c'hras digant Doue da

anaont ar stad e pehini e alse guella he servija; ha dre ur inspiration divin, eu em rentas religius eus a urz sant Augustin.

He superioret, oc'h anaont he vertu dreist-ordinal, er c'hargas da bresec; he oher a eure gaut quement a nerz, ma teuas gant ar sicour eus ar c'hraç, da denna un infinite a dud diouz ar fanq eus ho viçon, ha d'ho lacât en hent eus ho silvidiguez. E-harz treit ar grucifi hae en oræson, e prepare he sermoniou; ac'hano ivez e teue an onctiou-se pehini a deneree hac a gonvertisse ar c'halonou. An impalaer Charl-Quint pehini en doa assistet meur a veich en he sermoniou, en devoa evitan un istim quer bras, m'a accordas dezan ur c'hraç pehini en devoa revuset d'ar re vrassa eus he rouantelez; hac evel ma remereas ez oant soneset gant quement-se, e lavaras dezo: *Disquit penaus requet an den Doue-se a so evidon un urz a bers Doue memes: just eo accordi ur c'hraç bennac da un den quer santel, da behini e tleomp en em adressi evit obteni graçou eus an eê.*

Ar sant-man, goude m'en devoa revuset beza arc'hescop eus a Grenad, a voe græt en despet d'he humilite escop eus a Valanç. Quentra ma voe sacret, e partias var droat gant he habit religius e compagnunez ur religius-all ha daou vevel epquen, evit mont d'he escopti. Condui a reas bepret ur vuez quen humbl, quer paour ha quer mortifiet evel m'en devoa græt eu he c'houant. Gonde heza tremenet un darn vras eus an nôz en oræson, e tremene an darn-vuia eus an deiz o visita ar re glan, oc'h instrui ar re ignorant, oc'h accordi ar re a voa e proces pe e divisiou.

Biscoas ne gousideras he vadou nemet evel tra ar beaurien. Peurvuia hemdez e roe an alusen da ouspeu pevar c'hant paour, hep conta ar pez a rea secretamant d'ar beaurien mezus. Beza en devoa ivez ur sourci special eus ar hrisouerien hac eus an orfelinet; en ur guer, pep-unan a receva sicour ha consolatiou digantan. Done a eure ur mirael hras evit disquez peguen agreabl oa dezan charitcou ar prelat carantezus; goude m'en devoa græt rei oll ur c'hignolad id evit soulaji an dud paour, e one eavet leun ar c'hrignol-se.

Erfin o veza coneset clan, e ordrenas distribui var an beur d'an dud paour ar rest arc'hant a voa en he dy, hao an nebeut meubl en devoa, hep reservi memes ar goele var behini'e voa gourvezet, pidi a reas hepqueu an den

da bebini en doa he roet, d'he lesel gantan e prest, quen na zeuze da vervel. Neuse e lavaras : *Me ho trugaresca, va Doue, eus ar c'hraç a rit d'in da vervel paour ; roet ho poa d'in ar garg da zistribui ho madou, ho distribuet am eus ervez ho polonte*, hac en ur pronong an hano a JESUS hac a VARI e rentas he ene d'he Grouer, er bloas 1555, oajet a ciz vloas ha tri-uguent.

REFLEXION.

Tad sant Thomas Vil-Neuf hac he vam a voa tud charitabl ha carantezus ; ne glasquent quet dastum madou ; en em gontanta a reent da veva honestamant hervez ho c'hondition, evit rea quement a ellent espern d'ar beaurien, ha Doue a bourveas caër eus ho map, en ur ober anezan un escop bras hac ur sant. Hac e houi fell deoc'h cavout fortunion mad d'ho pugale ? Ha c'houi fell deoc'h ho etablisa mad, hac ho guelet eûrus ? Bezit charitabl ha carantezus. An alusen eo ar secret da renta ur famill eûrus ha pinvidic, an alusen a so ur font a rapport-vad, da behini ne uoas quet nac ar glao, nac ar grisil, nac ar sec'hor, an alusen a soutenn hac a greaa an tieguesou ; er c'hontrol ar galeder a galou e quênver ar beaurien, a zistruj an tiegnesou goella : cetu a-se ar pez en deus lequeet quement a dieguesou caër da goueza erfin er miser hac er baonrentez. Na sonjit quet eta e pade pell prosperite an dud opulant ha pinvidic-se, pere ho deus ho c'halon hac ho daonarn serret evit ar beanrien. Ne veler nemeur a baonr e-barz ho dy, n'ho andurer quet memes eno ; mes caer ho deus an dud cri ha dinatur-se dastum madou, ar baourentez a so e-barz ho dor, ha souden e vezo en ho zy. Peurvuia e vez paour bugale un den avaricius, pe da hira, he vugale vian.

*An naontecvet devez a viz Guengolo.*

SANT JANVIER, ESCOP HA MERZER.

NE ouzer netra eus a vuez ar sant-man epad he iaouanctis ; ar pez a so certen eo ez oa guinidic eus ar guær a Benevant, hac e voa ar santela hac an habila belec ans ar guær-se, pa varvas an escop. Dre-ze an oll dud a ilis gant an oll bobl er choasas souden evit ho fastor. He humilite a reas

dezan revus ar garg, hao he voe ret caout un urz expres digant an tad santel ar pap, evit he oblija da gonsanti.

Evel ma voe an amser-se e arruas ar c'hruela persecution ho devoe ar gristenien da soufr didan reign Diocletien ha Maximien, an escop santel a gavas occasionon caër da zisquez he gouraj hac he zêl ardant evit silvidiguez an eneon, hac an oll a santas souden ar sourci particulier a guemere ar brovidanç anezo, en ur reideze, en un amser quen trist, ur pastor quer mad. He garantez vras a reas dezan consoli ar re affljet, sicour ar re baour, ha monet bete er c'hoajon da glasq ar re ho devoa quiteet ar c'herion evit en em guzet gant aonn rac ar bersecution.

En amser ma lenne an diacr Sosi an aviel d'ar bobl, an escop santel a velas var he benn ur flam tân pehini a bignas en ær; compren a eure petra sinifie quement-se, hac e lavaras dezan : *Sosii, souden e rencot soufr ar verzerinti.* — *Plijit gant Doue*, eme an diacr santel, *e ve guir ho profeci : a galon vad, ia a galon vad e soufren ar maro evit difen ar feiz.* Ne voe quet pell ne voe denoncet Sosii d'ar gonarneur, pehini a reas he sesia hac he viret er prison; an diacr Procul o veza clevet ar pez a voe c'hoarvezet gant Sosii, a ieas d'he visita gant daou vourc'his, ar gouarneur er goueas, hac a ordreuas he arreti ive er prison.

Ho fastor carantezus ne zaleas quet da vont d'ho c'havout evit ho c'houraji da soufr evit Jesus-Christ. Evel ma voe raportet d'ar gouerneur e ree Janvier alies da visita ar brisonerien, hac e teue dre he voyen un nombr bras a dud d'en em renta christenien, e reas he glasq hac he brisonnia. Daou zan a ihs o veza clevet ar pez a voa græt d'ho escop, a ieas d'he gavont, evit renta dezan an oll servij a vije en ho gallont, an daou-man a voe ive arretet evel ar pemp-all, hac e voent condaonnet ho seiz da veza exposet d'al loenet gonez evit heza devoret. Pa voent arru er plaç destinet evit ho c'hombat, an escop santel a lavaras : *Couraijomp, va breudeur, hirio eo devez hon triomf; combatomp evit Jesus-Christ, ha roomp hon goad evit an hini da behini e tleomp ar vuez; bezomp fidel d'hor mestr divin, lequeomp hon oll fiziang ennâ, ha gant ar sicour eus he c'hraç e trec'himp an oll tourmanchou.* A boan en devoa achnet ar c'homson-se, ma voe losquet al loenet varnezo e presanç un nombr bras a bobl pehini a voe var an amfiteatr; al leoned, an tygret hac al leoparded a redas betec ar verzerien santel; mæs

elec'h ho devori, ne resont nemet gourvez e-harz ho zreit. Ar bayanet a voa soueset bras, hac e lavare memes etrezo penous e adore ar gristenien ar guir Doue. Ar gouerneur, gant aoun n'en em revoltse ar bobl en he enep, e reas sortial pront ar seiz merzer hac a ordrenas ho dibenna en ur plaç all. Doue a bermetas ma teuas dall en un instant an tyrant-se; ha sant Janvier, goude beza græt he beden evitan, a rentas dezan ar guelet. Ar miracl-se a gonvertissas tost da bemp mil payen, ô burzud eus ar c'hraç! Consgoude ne gonvertissas quet ar gouerneur: o doundar eus a secrejou Doue! Gant aoun rac disgraç an impalaer e roas urz d'he officerien da basta execution he setanç. Ho merzerinti a erruas var dro ar bloas 280.

Conservi a rêr er guær a Naple corf sant Janvier en ilis cathedral, a pelec'h bez ez enoret gant cals a zevotion. Eno e conserver ivez ur yuret lenn eus he voad, ha dre ur miracl, pehini a bad bepret abaoue ouspen pevarzec-cant vloas, ar goad-se pauloudennet, querquent a ma ve tosteet ous penn ar merzer santel, a zeu d'en em domma ha da virvi evel ur goad beo.

REFLEXION.

Piou n'en devize quet credet e vize en em gonvertisset an tyrant-se goude beza collet he zaoulagad e punition eus he grueldet en andret sant Janvier, ha recevet ar guelet dre pedennou ar memes sant. Dre ar miracl-se græt en he andret, un infinite a re-all en em gonvertissas, hac en heunan n'en em gonvertissas quet. Petra voa caus? Allas! he galon a voa caledet. Ne d'ê quet hep ræson e lavar Abraham penaus an nep ne chileou quet Moyses nac ar brofetet, na grete quet quennebeut, pa zeuffe memes unan eus ar re varo da ressuscita. Peguen trist eo stad ur pec'her obstinet! Ha peguen diffical eo he gonversion!

---

*An uguentvet devez a viz Guengolo.*

SANT EUSTAICH, MERZER.

EUSTAICH a voa un officer bras eus a arme an impalaër Vespasien; petra-bennac ma voa payen, ne voa quet cons-

goude direglet en he vuez; den bonest a voa en he gondition, un den moderet, ha prest da ober plijadur evit pepunso. Un devez en ur chasseal, e voe soueset bras o velet ur c'haro dirazan var henn pehini e remercas ur grucifi, hac er memes amser e clevas ur voes miraculus pehini a lavare dezan : *Maro ez oun evit reï d'id ar vuez, da savetei a fel d'in, mæs cals ez pezo da soufr; quemer couraij, ha da sicour a rin bepret.* Ar c hraç o scleraat neuse he speret, hac o toma he galon, e santas un desir hac ur pres bras d'en em renta christen. Mont a reas da gavout ur belec santel pehini er badezas gant he hried hac he zaou vap, goude ho beza instrnet.

Sonden gonde-se a collas Eustaich he oll vadon dre ur goall-fortne. Oc'h en em gavont en ur stat quen trist, hac abandonet gant he vignonet, e reas he sonj da guitaat ar guær a Rom, ha d'en em retira en Egypt. O veza ambarquet gant he hried hac he vugale, ar mæstr pilot pehini a voa un den maleurus, a reas tenrel dre nerz Eustaich hac he vugale var ar c'henta douar a rancontras, hac o terc hel he bried el lestr, a continuas he rout; en ur affliction quer bras e adoras ar gundu a zalc he Doue varnezan, hac a querzas gant cals a fatig dre so desert gant he zaou vap, pere a voa c'hoas bian; Doue evit distaga he galon diouz an oll traou crouet, a bermetas ma ho c hollas ivez ho daou, hep gallout clevont hsoo ebet anezo; ar sant goude beza roet d he galon affijet al liberte d'en em soulaji dre he zaélon, a lavaras : *ho roet ho poa d in, va Doue, ho lemet hoc'h eus diguenê; ho polonte bezet grêt.* Eustaich a chomas neuse er c'henta quær a gavas, hac en em lequeas e ty un den divar ar mæs evit labourat an donar.

Etretant ar providanç divin ne devoa quet ancouect ha vugale nac he hried. Ar pilot pehini en devoa hi cacet gantan, oc'h he guelet o vonela bepret, en devoe respet evithi hac e lesas da sortial eus al lestr er c'henta porz-mor, e pelec'h e cavas ur plaç evit servija, hac he zaou vap a zgouezas gant tud charitabl pere ho devoe sourci anezo.

Petra-bennse ne voant quet pell-bras an eil diouz eguile, e chomzont pevarzec vloas hep clevont quelou ebet. An impalaër Trajan pehini en devoa anaveet couraij sant Eustaich er bresel, a reas he glasq quen na voe cavet, hac er greas commandant general eus he arme en ur bresel en devoa da souten. Ar c hommandant santel-maso, goude beza gonnezet

nezet ar victor var an ennemiet, e remercas he zaon vap pere dre chanç a voa en he arme; o veza sellet piz out-ho, e tenas d'ho briata gant ur joa vras, en ur lavaret dezo : *Va bugale, cetu amá ho tad, adoromp ar brovidanç carantezus a Zoue varnomp.*

Ar brud o veza eet dre ar vro penaus ar general Eustaich en devoa cavet dre ur rancontr eürus he zaon vap dianquet abaoue quert amser, hep gallout consgoude gouzout pelec'h e m'edo ho mam, he bried, o veza clevet ar c'helou-se, na zaleas quet da zont he-unan evit anaout ar virionez. Eustaich touchet ha tenereet oc'h he guelet, a lavaras d'he zaon vap : *Cetu aman ho mam, hac oc'h he briata, cetu ho pried Eustaich, rentomp-oll graçou da Zoue.* Distrei a resont da Rôm, e pelec'h a reas an impalaër Adrien successeur Trajan, hu receo gant un triomf hac ur rejouissanç vras.

An impalaer o veza ordrenet ober ur sacrifiç d'an doueou evit ar victor-se, Eustaich n'en em gavas quet gant ar re-all : an impalaër a reas he c'hervel, ar sant a zisclerias e voa christen, ha penaus ne dlie renta graçou nemet d'ar gwir Doue, da behini hepquen e voa dleour eus ar victor. An tyrant ingrat ha cruel-se a roas urz d'he lacât gant he bried hac he zaon vap en ur gauter arem, didan pehini e voe alumet un tân horribl; en tourmant-se e achusont ho buez ho fevar dre ur verzerinti glorius, c'hues'h-uguent vloas goude donediguez hor Salver.

REFLEXION.

Ar gundu a zalc'h an Autrou Doue var he sænt a so admirabl; eprouvi a ra sant Eustaich dre ar brassa collou, ha dre ar re sansipla a oufer compren; mæs renta a ra dezan he vugale hac he bried dre moyennou c'hoas admiraploc'h. O caëra exempl d'en em gouformi e pep-tra da volontez Doue, ha da gaout bepret ur fizianç parfet enna! Pa seblant pep-tra diesperet, pa seblant Doue ancouaat he servijerien, neuse eo a ten da veilla varnezo gant mui a vadelez.

---

*An unan-varn-uguent a viz Guengolo.*

SANT MAZE, ABOSTOL.

SALVER ar bed evit disquez deomp e voa deut ispicial evit

savetei ar bec'herien, ha penaus ne deus eta na condition ebet, aguement na ell esperout caout lod en he vsericord, a blijas gantan choas evit unan eus he ebestel unden pehini dre he stat a seblante an indigna eus ur faveur quer bras.

An den-se a voe Maze, unan eus ar publicanet, da lavaret eo, eus ar receourien ar guiriou a vije savet var ar bobl, pere a dremene evit tud diguustianç hac hep religion.

Hor Salver en ur dremen dre harz he dy, oc'h ha velet azeet en he vurean, en em arretas, hac a lavaras dezan: *Va heuliet.* Biscoas ar c'hraç na voe puissantoc'h eguet en occasion-se; ar goms-se en tonchas, hac a chenjas he galon en bevelep fæçon na valanças quet ur moment da guitât he vadon bras ha pep-tra evit heulia Jesus-Christ. Divar neuse ne guitaas hiscoas he væstr divin, hac he accompagni a reas dre an oll quærion, da bere e iee evit preseg rouantelez an eê.

Goude asçansion hor Salver, abars ma teuas an ebestel da guitât Jerusalem, ha d'en em separi evit mont da breseg ar feiz dre ar bed-oll, an abostol santel-man inspiret gant Done a scrivas el levr divin pehini en deus evit titr, *an Aviel*, da lavaret ê, quêlou mad hac eürus: en effet ne d'ê nemet an explication, pe an histor eus ar c'helou eürus a zigassas an ælea d'ar bastoret en amser ma voe ganet Salver ar bed; compren a ra an doctrin pur eus a Jesus-Christ, ar pez en devoa prezeguet, hac ar miraclou en devoa græt, eus a bere e voa bet test ar sant-man.

Goude-se ez eas da breseg an aviel en Ethiopii, e pelec'h e reas ur mad infinit, quen dre an exempl eus he vuez santel, quen dre he instructionou hac he viraclou.

Ur verc'h d'ar roue eus ar c'hanton-se o veza maro, e rentas dezi ar vuez; ur miracl quer bras a voe caus eus a gonversion ar roue, hac an darn-vuia eus ar bobl.

Ur brinces vras, hanvet Ifigenii, o veza elevet un instruction gaër a reas var an excellanç eus a stad ar guerc'hezet, a guemeras ar resolution da chomm bepret guerc'hes, hac a gonsacras he virjinite da Zoue. Hirtaç, pehini a voa en em amparet eus ar rouantelez, a fallas dezan he c'haout evit pried; mæs ar brinces vertuzus er revusas, en ur lavaret e devoa græt veu a chastete; avel ma voa an abostol santel-man a alie Ifigenii, hac he c'houraje da viret ar veu e devoa græt, an tirant-se a guemeras ur goler quer bras outan, ma ordrenas mont d'he lacât d'ar maro var an heur: ar soudardet da bere en devoa roet an urz, a gavas ar sant

ous an auter, e pelec'h e achue ar sacrifiç eus su oferen; hac euo goude beza recevet meur a daol baich, e reas da Zone ar sacrifiç eus he vuez.

*Maximou spirituel, tennet eus an aviel sant Vaze.*

1. Den ua ell servija daou væstr, rar estimout a raï unan ha disprijout eguile. Ne illit qnet servija Done hac ar bed.
2. Clasquit da guenta rouantelez Doue, hac e recevut au traon-all gant abondanç.
3. Na varnit qnet ho nessa, ma ue fell quet deoc'h heza barnet gant Doue; diouz ma varnot ar re-all, e viot barnet hoc'h-unan.
4. Peguer stris eo au hent pehini a gundu d'ar vuez eternel, ha peguen nebeut a dud a guerz dreizan!
5. Ne deus netra quer cuzet er bed-man, ua vezo disoloet hac anaveset.
6. Ar rouantelez e pehini ez eus divisiou, a vezo distrujet, hac an ty e pehini ez eus disurz, ne bado quet.
7. Petra servij da un den gounit ar hed-oll, mar dan da goll he ene!
8. Piou-bennac en em isalaï, a vezo hueleet; ha piou-bennac en em hualaï, a vezo iseleet.

REFLEXION.

Salver ar hed en ur dremen a sellas ous Maze azeet eu he vureau, hac er galvas da zont d'ha heul: quer hnan a savas har en heulias. Doue a sell ouzomp, hor guervel a ra, profitomp eus ar c'hraç a ra deomp, rac tremen a raï; Done pehini a goms ouzoc'h hirio, a so marteze prest d'hoc'h abandom. Mar clevet eta he vouez, ua galedit quet ho calou. Differi ur moment d'he heulia, so risqus ho alvidiguez evit un eternite oll.

Jesus-Christ a lavar deoc'h, deut d'am heul: renoncit d'an amitie danjerus-se; quitaït an ty-se; restituit ar madou-se goall acquisitet; iit da gavout ar personaj-se ous pehini hoc'h eus cassoni, ha pehini ne fell quet deoc'h guelet, quitait ar vaniteou-se, renoncit d'an divertissamanchou væn-se eus ar bed: lavaret a ra deoc'h. *Deut d'am heul, bezit douç, humbl patiant, obeissant ha carantezus eveldon.* Ha diæz e quevet-hu an dra-se? Mæs hac e ve un dra hennac a boan, Doue er goulen digueneoc'h, n'ef-en quet ur mæstr douç ha carantezus, pehini a ene ho frajilite,

hac a offr deoc'h he c'braç evit ho sicour? Perac eta marc'hata quement? Mar deus un dra bennac a boan er gommançamant, gouezit pennaus, querquent ha ma ho pezo commancet, an oll diffiulteon-se a zisparisso, hac e quefot ur peoc'h, ur joa hac ur gontantamant infinit o c'heulia Jesus-Christ, hac o viret he lesen.

---

*An eil-varn-uguent a viz Guengolo.*

## SANT MAURIÇ, MERZER.

SANT Mauriç a voa ur c'habiten bras, pehini agommande var c'huec'h-mil ha c'huec'h-cant den. Au gompagnunez caër-se e devoa quement a vrud dre ar vaillantis eus he officerien, ha dre ar gouraj eus he soudardet, ne voa compaignunez all ebet quen terribl d'an ennemiet, na quen estimet en arme.

Mauriç, pehini a voa c'hoas payen, a chomas tri miz gant he gompaignunez e Jerusalem, ha var dro quær, evit tremeu ar goan, eno e reas anaoudegnez gant an escop a Jerusalem, pehini a gavas an occasion da barlant dezan eus an excellanç ha santelez ar religion gristen, ha da zisquez dezan an impiete diresonn eus ar bayanet. Evel m'en devoa Mauriç ur speret mad ha resonabl, e teuas da gompren an dallentez maleurus, e pehini e voa bet bete neuse; trugarecât a reas mil gueich an Autron Done ens ar e braç hac ar aclerijen a ree dezâ da anaout ar virionez, hac e pedas gant cals a zelon an escop d'he zisposi da receo ar vadiziant.

Querquent a ma voe badezet, o santout un desir bras da broeuri ar memes avantaj hac ar memes eürusdet d'he soudardet ha d'an officerien a voa didannan, en em lequeas d'ho instrui var hon religion; coms a reas ont-ho quer mad ha quen a propos, ha gant quement a nerz, ma teuzont oll d'en em renta christenien.

An impalaër Maximien o veza var ar poent da zisclerie ar bresel d'ar Gallouet, a roas urz da Vauriç da zont gant he gompaignunez da gavout an arme; partial a eure, hac en em rentas rac-con. Mæs evel ma voe ordrenet d'an oll arme ober sacrifiçou d'an diviniteon faus, Mauriç hac ha gompaignunez santel, gant an horreur ho devoa ous un dra quen abominabl, a bellaas diouz an arme, en em gusulia

a resont var ar pez a dlient da ober, hac a leversont : *Mar en em separomp, e vezo drouc gant an impalaër ; mar deuomp da assista er sacrifiç, e offancimp an Autrou Doue ; mæs guell eo caout disgrâç an impalaër eguet hini Doue ; na dostaomp quet davantaij gant aoun da veza participant en ho sacrifiçou milliguet.*

Maximien o velet e vanqua Mauriç gant he compaignunez, a gassas d'he glasq evit assista gant ar re-all. Mauriç a respontas d'an expres a zigassas dezan an urz : *Assurit, me ho ped, an impalaër penaus ez oun prest, me ho va oll soudardet, da obeissa dezan e quement a gommando deomp ervez Doue ; mæs pa hon eus an eûr da veza christenien, e plijo gantâ hon exanti da assista en ur sacrifiç pehini a so control d'an enor ha gloar ar guir Doue a adoremp.*

An impalaër, o clevet ar respont-se, a antreas e coler, hac a ordrenas ober dezo tenna d'ar sord evit lacât eus a pep dec, unan d'ar maro. Peguer ernel bennac e voa ar setanç, ha receo a resont oll gant ur joa vras dre an esperanç ho devoa da soufr ar verzerinti, o vervel evit ar feiz. Pep hini en em bresante evit beza an decvet ; mæs evit execnti an arret, e voe tennet d'ar sord, hac e voe lequeet d'ar maro c'huec'h-cant ha tri-uguent.

An tirant-se o sonjal ho diveze ar re-all aoun rac ar memea tourmant, a ordrenas dezo a-nevez assista er sacrifiç dindan hoan da veza tretet evel ar re guenta Respont a resont oll dre ur memes monez, officerien ha soudardet : *Christenien oump, hac e roïmp bete an diveza berad eus hor goad quent evit na raemp netra control d'al lesen christen.*

An tirant a ordrenas neuse d'he oll arme trei ho armon a-enep Mauriç hac he compagnunez, hac ho distruja oll hep espern nicun. Soufr a rezont oll ar verzerinti cruel-se hep en em zifen, hac hep en em glem, er bloas 286.

Ho c'horfou santel a voe enterret er memes plaç hac eno e c'hoarveas un nombr bras a viraclon. Armon memes sant Mauriç a so bet conservet gant cals a respet. Charles Martel en em servijas eus ha lanç er gombat en devoe a-enep ar Sarrazinet.

REFLEXION.

Ar feiz hac an exempl eus ar c'habiten santel-man ho deus roet d'an ilis c'huec'h mil ha c'huec'h cant merzer An devotion a dremen eus ar pennou d'ar re a so didanno,

dre an exempl vad a roout dezo. Peguement a vugale hac a servijerien a vo devot ha santel, ma ve an oll pennon-tieguez tud a vertu ha tud exemplus!

*Eil reflexion.* Sant Mauriç hac he gompaignunez a estimguell caout disgraç an impalaër ha mervel memes, eguet oher un dra control d'al lesen Doue. Pe seurt excus a guefot un deiz, c'honi pehini a zeu da offanci Doue, gant aoun da goll graçou vad un den, gant aoun da zisplijout da ur mignon, pe gant aoun da veza goapeet gant ar bed malaürus?

---

*An trede-varn-uguent a viz Guengolo.*

## SANTES TECLA.

### GUERC'HES HA MERZERES.

Tecla, guinidic eus a Iacoon, en em gonvertissas d'ar feiz en ur assista en instructionou ha predicationou an abostol sant Paul. Er memes devez ma eu em reutas christenes, e renonças d'ar bed ha d'ho oll vaniteou; eus a neuse he guiscamant a voe simpl ha modest bras; tremen a rea an darn-vuia eus he amser er solitud hac en oræsou; he oll studi a voa da veva ervez ar reglennou hac ar c'husulioù parfeta eus an aviel, hao e reas veu a virjinite.

Evel ma voe goulennet diganti perac e veve evelse quer retiret, ha ma ehenje guiz en he guiscamant, a respoutas: *Ne gavan quet avoalc'h a amser evit trugarecât Doue eus ar c'hraç en deus græt d'in da veza christenes, hac er galitese ez oun oblijet da gundui ur vuez humbl.* Quement-se o veza bet raportet d'ar gouerneur, e reas he arreti, hac a ordrenas dezi mont da adori an doueou, didau boan da veza devet e beo. O veza respoutet ne adorze hirviquen nemet ar guir Doue, e oue proparet un tân horribl evit ha devi; ar santes eu ur ober siu ar groas gant ur feiz cre hac ur fiziaç vras e Doue, en em strincas e creiz ar flamm, hac a sortias hep droue ebet; an oll a oue soueset o velet ar burzud-se, ha den na gredas lacât an dorn var an hini a voa respetet memes gant an tân. Ar verc'h santel oc'h en em gavout libr, en em deuuas en un tieguez christen, e pelec'h ue ehanc o contempli nôz ha deiz ar visericord a Zoue en he andret, hac o castia he c'horf dre ar jun ha dre ar hinijen.

Ur maread amser goude-se ur gouerneur-all he c'hondaounas da veza exposet d'al leonet, evit beza devoret; ar santes pa velas al leonet o tont etrezec enni, a reas sign ar groas, ha ne rezont nemet gourvez e-quichen he zreit, hep noasont dezi. An tyrant en em obstinas, hac a reas e'hoas he staga ous daou daro gouez, evit ma vize dispennet a beziou; mæa an daou daro a chomas en ho flaç: caër oa ho zouich hac ho brouda, ne flachent tam: neuse ar gouarneur souezet meurbet, he lesas e peoc'h, hac en devoe respet evit-hi. Santes Tecla a reas erfin da Seleucia, e pelec'h a c'houneas un nombr bras a eneon da Zone dre an exempl eus he buez santel, ha dre he c'husulion mad. Goude ur vuez hir ha quer santel, oajet etro dec vloas ha pevar-uguent, e reuntas e peoc'h he ene da Zone, var dro cant vloas goude donediguez hor Salver.

An Ilis er pedennou a ra evit an dud a vez en agoni, pe en ho fassion, a ra memor eus a santes Tecla, dre ar c'homson-man : *Ni ho ped, ô va Doue! evel ma hoc'h eus diliveret santes Tecla eus a dri zourmant horribl, da zilvra ive an ene-mâ eus ho servijer* (pe servijeres), *ha grit dre ho c'hraç ma jouisso gueneoc'h eus an eürusdet eternel.*

REFLEXION

An oll valiç eus an tyrantet, nac al loenet cruela na oufent quet noasont d'an nep a so difennet gant Doue; en em recommandomp eta bepret da Zoue, ha lequeomp hon oll fizianç ennan.

N'hon eus quet danjerussoc'h adversour da zouja evidomp hon-unan; bevompetaen un disfizianç vras ac'hanomp hon-unan, disfiziomp bepret eus hor sempladurez hac eus hor frajilite.

---

*Ar pevare-varn uguent a viz Guengolo.*

SANT GERAR, ESCOP HA MERZER.

SANT Gerar, guinidic a Venis, a brofitas meurbet er studi, hac en ur zont bemdez habiloc'h, e teue ive bemdez santeloc'h. Goude m'en devoa quemeret an urzou sacr hac oferennet, e quemeras an hent da vont da Jerusalem evit bisita ar plaçou santel eus hon redamtion.

O veza arruet en Hongrii, ar roue Stefan a zeuas da anaout he santelez, ar princ vertuzus-se pehini a glasque missionerien eus a bep bro evit prezec ar feiz d'he bobl, a behini an darn-vuia a voa payanet, a lavaras d'an den santel-mà en un antretien en devoe gantan, penaus ne oa quet evit mont a pelerinaj da Jerusalam ez oa digacet di gant Doue, mæs evit beza abostol ena an Hongrii, ha lavaret a reas dezan memes penaus eu dalc'he eno gantan, evit labourat da gonvertissa he aujidi.

Gerar a anaveas facilamant ar volontez a Zone er resolution en devoa quemeret ar princ quer santel; hac evit en em zisposi da ur fonction quen important, en em dennas en ur solitud hanvet Beel, e pelec'h e cunduas ur vuez anjeliq. Da heun ur maread-amser ar roue o veza offret dezan un escopti en he rouantelez, ne revusas quet ar garg-se, abalamour ma vele sclær ne gafse enni nemet labourou, poaniou ha croasiou.

Goude beza bet sacret escop, e commançàs mont eus an eil quær d'eben, eus an eil ty d'eguile, evit instrui he oll bobl, bras ha bian, paour ha pinvidic, coz hac iaouanc, ec'hus m'en devoa affer ona nn nombr bras a bayanet, e cavas difficulteon bras da drec'hi, cals a injuriou da soufr, ha meur a zanjer evit he vuez, mæs netra ne oa capabl da squiza he batiantet na da vianàt he gonraij, ha dre he zouçder e teuas erfin da c'hounit ho sperejou. Neuse e commançàs d'ho assambli ha da ober dezo instructionou publiq, ha leun a onction, pere a gonvertissas ho c'halonou.

An exemplou caër a vertu a roe ar pastor santel, ne reent quet nebeutoc'h a impression var he bobl, eguet ma ree he instructionou hac he sermoniou, guelet a reent un den humbl, modest, mortifiet ha desinteresset, pehini n'en devoa madou nemet evit ar beanrien. Dre an oll voyennou-se e teuas a benn da gonvertissa he oll escopti ha da veza caret ha respetet gant pep-unan.

Goude ar maro cùrus eus ar roue Stefan, an escop santel-mà en em gavas exposet da hersecution bras. Ar roue Pèr, niz ha successeur da sant Stefan, o veza bet detrònet gant ar palatinet, un autron bras ha puissant hanvet Onvon, a fallas dezan en em renta mæstr eus ar rouantelez, hac en effet a pignas var an tròn. Sant Gerar a ziscleriàs dezà gant ur gouraj pehini a ell ar santelez epquen

da inspira, penaus a raze goall fin, ma ne rentse ar gurunen d'ar roue lejitim. C'hoarvout a eure avel en devoa lavaret, didan tri bloas goude-se, Ouvon a achnas he vuez var ur chafaut, dre zaonarn ar ra memes bo devoa en lequeet var an trôn.

Erfin ur renegat malheurus hac adversour bras d'ar relijion gristan, o veza rancontret an escop santel en hent, en treuzas gant un taol lanç, ar bloas 1047.

REFLEXION.

Sant Gerar en em lacas en bent evit mont da Jerusalem da visita ar plaçon santel ens hon redamtion. Un intantion vad en devoa, hac he zevotion na alle quet mancout da veza approuvet gant Doue, cousgouda Doue en arretas e creis he belerinaj, evit en em servijont anezan evit conversion ur bobl vras, sebeliet hete neusa en devaljen ens ar pec'het, aus an erreur hac eus an idolatri. Alies en em glemomp eus an accidant fachus bennac pehini a ra mancout un affer hor boa antreprenet, pe a laca memes hon dessemon mad da vancout, mæs bep ræson en em glemomp. Adoromp ar secrejon eus ar brovidanç divin, un deiz e vonezamp penaus an accidant pe an darvond-se pehini en dena ranverset ha distrujet hon oll dessemou, penaus an affer-se pehini a seblante quen avantajus, hac a so dent couseonde da vancout, penaus ar proces-se pehini hon eus collet, penaus en ur guær, an oll accidantou-se pere a henver disgraçon pe goall chançou, a so e guirionez profitabl hac avantajus deomp. Dous a zesir gant mui a galon hor guir mad, evit n'an desiromp bon-unan, ma ne d'è quet eta arruet dre hor faut an accidant-se, ma n'hon aus quet gallat he ampeich, an em gonsolomp, o consideri penaus quement a ra Doue a so græt mad, ha penaus e ra pep tra evit ar guella hac avit hor brassa avantaj.

---

*Ar pempet varn-uguent a viz Guengolo.*

SANT FIRMIN, ESCOP HA MERZER.

AR sant-mà, guinidic a Bampelun, a oe lequeet en he iaouanctis er scôl en ty ur helec santel, pehini a guemeras quement a sourci d'he renta vertuzus evel d'he renta

habil. Firmin pehini en devoa ur natur vad, ha cals a c'hoant da zisqui, a brofitas meurbet er scôl, hac he squiant bras gant ha zevotion exemplus a roas sclær da gompren e voa choaset gant Doue, evit beza un ornamant caër eus an Ilis.

Ar helec pehini en devoa he zesquet quer mad, er c'hargas d'an oad a drizec vloas da ober ar c'hatechis dre ar c'hærion var ar mæs, ha da ober instructionou d'ar vugale ha d'ar re-all a zeuse d'he glevet; en em acquita a eure eus ar garg-se en ur fæçon queu edifiant, gant quement a issu-mad ha quement a fronez, ma teuser d'he oblija en dezpet d'he humilite da receo an urzou saer, ha da benn un nebent amser e voe græt escop a Bampelnn.

Labourat a reas gant ur zêl e gurionez apostoliq, evit santification he bobl, ha beza en devoe ar gonsolation da velet an devotion o reign en he oll escopti. Goude beza lequeet urz e pep-tra, en em santas inspiret da vont da gaç ar sclerijen eus ar feiz etouez an infidelet. Continui a reas eta he fonctionou apostoliq en Navar, ha goude beza græt ur mad infinit en he vro, e tenas e Franç, e pelec'h e soufre ar gristenien ur bersecution gruel a bers ar bayanet. Prezeg a reas gant ur zêl infatigabl en Auvergn, en Anjou, en Normandi hac e Picardi; creaat a res ar ghristenien er feiz, hac ho disposi da soufr ar hersecution, disquez a ree ive quer sclær d'ar bayanet an erreur e pehini e vevent, hac er memes amser ar viriouez hac ar santelez eus ar religion gristen, ma teue an darn-vuia anezo da anaout ho erreur ha d'en em gonvertissa.

Ar presidant Valêr, peyen aheurtet, a reas he arreti er guær a Banvez, hac he deurel en ur prison têñval, e pelec'h e anduras pell amser ur miser vras; mæs ar bobl a veza he zilivret erfin eus ar gaptivite-se, ez eas d'ar guær a Amien, pehini a oa destinet gant Doue evit beza an termen hac ar fin eus he labourou apostoliq. Eno e reas conversion dreist-ordinal ha burzudus ha cals a viraclou; quement-se ne viras quet na zeuas ar gouerneur eus ar brovinç, dre ali certen payanet obstinet, da rei urz d'en arreti, hac e reas he zibenna secretamant er prisou gant aoun na zeuse er bobl d'en em opposi, pe da rebelli en he enep.

REFLEXION.

Ar sant-mâ d'an oad a drizec vloas, eu em blija oc'h ober catechis er c'hærion var ar mæs, dre ar voyen-se e instruas hac e lacaas var an hent eus ar silvidiguez un nombr bras a vugale. Na ellet-hu quet ober ar memes tra en ho quær? N'ellet-hu quet assambli ar vugale divar-dro, evit disqui dezo ho fedennou ac ho c'hatechis! Peguen avantajus ve quement-se d'ar vugale baour, a here cals e so abandonet, n'ho deus den d'ho disqui, pe a chom gant tud ingrat ha cruel, pere var digareou fall, n'ho lesont quet da vont d'an instructionon a reer en ilis. Mar quirit en em rei d'an exerciç-se a garantez, pebes merit n'ho pezo-hu quet? Cals a c'hloar a brocurot da Zoue, hac e quefot hoc'h-unan cals a gonsolation.

*Eil reflexion.* Mæstri ha mæstreset, ho pezet ive sourci eus a instruction ho servijerien; ur guer-mad a leverot dezo, a rai cals a impression var ho c'halon. Pebes gloar evidoc'h, mar gouneit da Zoue an ene eus ho servijer!

*Trede reflexion.* Ma na illit quet labourat da instrui ha da gonvertissa ho nessa, offrit da viana ho pedennou da Zoue evit goulen digantan ar gonversion eus a guement a bec'herien, ho pedennou a gonvertisso marteze mui a eneon, evit na raë ar c'haera sermon pe an touchanta instruction.

---

*Ar c'huec'hvet varn-uguent a viz Guengolo.*

## SANT CYPRIAN HA SANTES JUSTINA,

### MERZERIEN.

ADMIROMP ar vadelez a Zoue, pehini a scuill an tensor eus he visericord var ar brassa pec'herien, pa zistroont ontan dre ur guir gonversion.

Santes Justina eus ar guær a Antioch, o veza refuset dimizi da un den iaouanc, abalamour ma e devoa quemeret ar resolution da chom bepret guerc'hes, an den iaouanc-se dallet gant an amourousdet, gonde beza græt he oll hossibl evit dont a benn eus he zessein, en em adressas da Cyprian, pehini a oa neuse payen hac ur ma-

gicien bras, hac e prometas dezan ur recompanç caër, mar galse dre he secrejon ober da Justina he garet. Cyprian ne vancas quet da gaout recours d'an drouc-sperejou, pere a dentas en effet Justina, en ur droubli he speret dre sonjesonou hac imajinatiouou horribl; mæs ar santes a oe bepret victorius var he adversourien, dre ma oa soutenet gant ar c'hraç a behini e voa en em rentet dign dre he fedennou ha dre he mortificatiouou. Cyprian o compreneuse an nebeut a c'hallont en devoa an drouc-speret, a zeuas da anaout an dallentez e pehini en devoa bevet; renouç a eure d'an drouc-speret, he levriou milliguet a daulas en tân, en em gonvertissa a reas d'ar feiz hac en em roas oll da Zoue.

He vuez ne voe gonde-se nemet un exerciç continuel eus ar rusta pinijen; hac aliea e chome prosternet e-hars dor an ilis, en ur bidi ar gristenien da implori ar viséricord a Zoue evitâ. Ar henitant santel a brocuras conversion cals a hayanet dre an exempl eus he vuez edifiant ha dre an aliou-mad a roe dezo.

Ar brud eus a Cyprian hac eus a Justina o veza eat betc an impalaër Diocletien, e roas urz d'ho arreti; ar gouerneur eus a Fenich, oc'h ho guelet ferm ha constant er feiz, ho c'houdaounas ho daon da veza lequeet en ur gauter leun a bec bervet, a pelec'h dre c'hraç Doue n'ho davoe drouc ebet; ar gouerneur-se soueset gant ur burzud quer bras, ne gredas quet ho zourmanti davantaj, hac ho c'hassas da Nicomedii da gavout an impalaer, gant ul liser e pehini e verque ar pez a voa c'hoarveset. Couscoude an tyrant a reas ho dibenna ho daou en Nicomedii.

Conservi a rer er guær a Douloux darn eus ho relegon.

REFLEXION.

Eus e hetra ue d'è quet capabl an nep a zeu da autreteni en he galou an tân maleurus a lubricite? An den isouanc-se gouda beza impljet an oll voyennou humen evit dont a benn eus he zessein criminel, en devoe recours da ur magicien ha da charmou an drouc-speret. Ah! quemeromp eûz hac horreur ous an impurete, oua ar sourç hac an abym-se eus an oll maleuriou. Mouguit an tân-sa quentre ma er aantot oc'h antren en ho calon, pe autramant e raï un distruj horribl en hoc'h ene.

*Eil reflexion*. Cyprian, goude beza bet ur magicien, a

veu da veza ur sant : piou a zisespero goude-se eus ar vadelez infinit a Zoue?

---

*Ar seizvet varn-uguent a viz Guengolo.*

## S. ĊOM HA S. DAMIEN, MERZERIEN.

AN daou sant-mâ a voa breudeur ha guinidic eus ar guær a Egee en Arabi. En em rei a resont d'ar studi eus ar vedicinerez evit caout æssoc'h a-se ar voyen da instrui ar bayanet eus ar c'harter, evit gallout, en ur labourat d'ho farea dious ho c'hlênvejou corporel, ho farea dious c'hlênvejou spirituel ho eneou.

Doue a vennigas ho dessein ac ho intantion vad. Côm ha Damien en em rentas quen habil en ho stat, ma reas ar brud anezo dre ar c'harter-oll. Qnement hini en em gave clân, en devoa recours out-ho, hac e receve souden soulajamant.

Evel ma oa excellant ho remejon ha ma reent effejou admirabl, pe evit lavaret guell, miraculus, ac evel a hent-all e voant daou zen humbl, caritezus, desinteresset ha sourcius meurbet da vont da velet ar heaurien clân, d'ho fanci, da rei dezo remejon, ha d'ho soulaja c'hoas dre ho alusennou, e voant estimet gant ar bayanet memes. An daou sant a brofitas eus ar fizianç ho devoa enno, ispicial ar re glân, evit ho zenna eus a erraur deplorabl e pehini e vevent, evit ober dezo anaout ar guir Doue hac ho instrui eus he lesen, ha convertissa a resont un nombr bras.

Ar prefet Lysias, pehini dre urz an impalaër Diocletien a bersecute ar gristenien, a reas erfin ho arreti : ordren a eure dezo adori doueou an impalaër, pe en em brepari da vervel, ac e c'houlennas digant-ho a be sorcerez en em servijent evit ober quement a draou evel ma reent : *N'en em servijomp quet*, emezo, *a sorcerez ebet; ne deomp e nep lec'h na vemp goulennet; ne d'ê quet evit ar profit, na dre interest e exerçomp ar vedicinerez, mas en ur rei ar iec'het d'ar re glan mui dre vertu Jesus-Christ evit dre hon habilete, e essaomp er memes amser sauvetei ho eneou en ur rei dezo da anaout ar guir Doue eus an eê hac an douar, pehini epquen a dle beza adoret, hac evit gloar pehini ez oump disposet da sacrifia hon buez.*

Lysias en em gavas souezet pa glevas ur respont quer fur, hac a zeuas da zouçaat. Couscoude gant aoun da veza disgraciet gant an impalaer, e reas ho zeurel ho daou er mor, ho zreit hac ho daouarn amaret; mæs un Æl ho dilivras ac'hano. An tyrant en em obstinas, hac a roas arfin urz d'ho dibenna. Ho merzerinti 'a erruas er bloas 285.

REFLEXION.

Na faut nemet beza den, evit beza touchet o velet an droue pe ar c'hlènvet eus he nessa; naturel eo sicour ar re a so affliget; mæs en ur sonlaji infirmite ar c'horf, na ancouait quet hini an ene. Pa effot eta da visita an dud clân, livirit dezo ur goms vad bennac evit inspira dezo ar batiantet pe ar resination da volonte Doue, ha mar be ezom, procuri dezo ar sicour eus ar sacramanchou. Pebes mad evit an den clân, caout ur mignon fidel ha carantezus er circonstanç ac en occasion-se.

*Eil reflexion*. Ar c'hlènvejou a so alies chatimanchou; an diremamant eus a humorion ar c'horf, caus ha sourcen eus ar c'hlènvejon, a erru alies e punition eus an diremamant pe an disurz eus an ene. Calmit eta ar goler a Zoue, hac e vellaï deoc'h quentoc'h a-se; mar fell deoc'h ober chana an drone, lamit ar pez so caus anezan. Ezechias scoet gant ur c'hlènvet estranj ha danjerus, en devoe recours da Zoue gant eals a zaelon; ha n'en devoe quet quent he galmet hac appeset dre he hunjen, m'eu em gavas en ur iec'het parfet.

Conta a reer var habilete ur medecin, ha ne sonjer da gaout recours da Zoue nemet pa ne vez mui a remed. Peguen alies a veleh ar c'honfessour eo an diveza galvet da zont da velet un den clan! Contomp un dra bennac var habilete ar medecin ha var ar vertu eus ar remejou; mæs contomp mui c'hoas var ar sicour eus an eê. Ma ne ro Doue he venediction d'ar remejou memes, ne raint effet bet.

*An eizvet varn-uguent a viz Guengolo.*

## SANT WENCESLAS,

### DUC EUS A BOHEM, MERZER.

AR sant-mâ a voa map da Vratislas, prinç christen hac a zonjanç Doue, ha da Drahomir payanes. Daou vap ho devoa, Wenceslas ar c'henta, Boleslas an eil. Ludmill ho mam goz, o velet an danjer da behini a voant exposet ma vizent leset dindan gouarnamant ur vam bayanes, a c'houlennas ma vize leset gant-hi ar sourci d'ho elevi ha d'ho instrui; mæs ne voa accordet dezi nemet unan pehini a voa Wenceslas. Ludmill a guemeras anezan ur sourci dreist-ordinal, hac en eus he gostez a ree he bossibl evit rei dezi an oll gontantamant a alle esperout digantan.

Pep unan a admiras sonden he vertu hac he zevotion; he vodesti a oa ravissant, hac he zonçder a c'hounee calonou an oll.

Evel ma oa fors iaouanc pa varvas an due he dad, he vam a guemeras gouarnamant an dugaieh; mæs he gouarnamant a voa quen impi ha quer cruel, ma teuzer d'en em hasta da lemel diganti ar garg-se, ha da lacât Wenceslas e possession eus he stadou.

An duc iaouanc a gommanças dre lacât an traou er memes stat ma voant abars an direïzamant græt gant he vam. Rei a cura d'he sujidi pep seurt exemplou mad, ober a reas reign ar peoc'h, ar justiç hac ar religion e pep lec'h, hac an oll a vaule Doue da veza roet dezo ur prinç quer santel.

He vam dinatür gant ar gassoni estranj e devoa outan, a incitas ar prinç a Gurim da ziscleria brezel dezan. Ar prinç-se o veza antreet e Bohêm gant un arme vras, ar sont a offras dezan pep seurt conditionou resonabl evit caout ar peoc'h, mæs ne brijas quet chelaou, o eridi e voa gant aoun razan e propose quement-se. Nense e lavaras dezan an duc santel, gant ur gouraij fontet var ar fizianç en devoa en Doue, ne d'e na necesser na just scuilla ar goad ena a guement a dud innoçant; hon daou e allomp achui an affer dre ur gombat partieulier, pehini dre

ar maro eus ar c'henta a assuro ar victor d'eguile. Ar prinç a Gurim, pehini a grede ferm n'en devoa qnet an duc iaouanc an experianç nac an ners evit resista outan, a recevas an defi gant seul-vui a joa, ma en em gave assur da c'hounit ar victor varnezan. Digouezout a resont ho daou e plaç ar gombat d'an heur merquet. Pa fallas d'ar prinç-se rei an taol quenta, e remercas e costez ar sant daou Æl, unan a bep-tu, sesiet e voe gant qnement a aoun ma eu em daulas d'he dreit, oc'h en em sonmeti da oher quement a ordrenas dezan.

Ar vertuziou excellant eus an duc santel a veritas dezan ar brotectiou special-se eus an eê, epad he vuez e conservas ur burete anjeliq, he zevotiou evit ar sacramant adorabl a voa quen ardaut, ma tremene un amser vras e-hars troad an auter; ar memes devotion-se a ree dezan alies servija an ofereu; hac en em gavout enoret a guement-se. He garantez evit he bobl a voa bras hac ispicial evit ar re baour; alies en em ziguize en noz evit caç henmau dezo he chariteou.

Seul-vui a oa caret hac estimet dre an oll Allemaign, hac ispicial e Bohêm, seul-vui e cresque an avi hac an droue ho devoa outan he vam gruel hac he vreur, hac e quemersont ar resolution d'en em zisober anezan, ha d'he laza dre drahisou. Boleslas er pedas da zont da ur banqnet caër en devoa preparet, pegoement-bennac en devoa ar sant ræson da zisfiziout, e sonjas penaus ne alle quet gant honestis en em zispansi da vont da dy he vreur; mout a eure, diguemeret caër e voe en apparane, ha joaüs e voe evel ar re-all. Gonde ar repas e lesas ar gompaigounez evit mont d'an ilis. He vam dinatur a bressas neuse he vreur da vont var he lerc'h. Ar breur impise, o veza he gavet prosternet dirac an auter, en treusas gant he gleze. Ar goad a sallas oüs moguer an ilis, e pelec'h er gueler c'hoas hirio. He varo precius a erruas er bloas 938.

Doue ne lesas quet pell hep punition ur c'hrim quen horribl. Drahomir a voe confoutet didan an douar, pehini a zigoras didan he zreit; ha Boleslas ne gavas nemet tristidiguez ha maleurion epad ar rest eus he vuez.

REFLEXION.

A' pebes consequanç eo ar c'henta instructionou a rer

d'ar

d'ar vugale! Cetu amâ daou vreur elevet hac instruet er memes amser. Unan anezo, instruet gant he vam-goz devot ha vertuzus, a guudlas eveldi ur vuez devot, a hraticas pep seurt vertuziou hac a zeuas da veza ur sant bras; eguile, elevet gant he vam payanes ha direiz, a gunduas ivez eveldi ur vuez disordreu, eu em livraa da hep seurt crimou, hac a zeuas erfin ar mechauta deu eus he amser. Pe seurt differanç a so etre an daou vreur-mâ? Ar memes differanç evel a oa etre ar re ho devoa ho e helennet.

*Eil reflexion.* Peguer mad eo beza devot d'an ælez! assista a reont ar re a c'houlen humblamant ho assistanç, evel ma teusout da assista sant Wenceslas er gombat. Pedit-ho ispicial d'ho sicour er hrezel coutinual hoc'h eus da souten a-enep adversourien ho silvidiguez.

---

*An navet varn-uguent a viz Guengolo.*

## SANT MIQUÆL, ARC'HEL.

AN ilis a deus lustituet ar gouel-mâ en enor da sant Miquæl, prinçan Ælez, hac er memes amser evit enori an oll Ælez eus an eê, pere an em interess oll evit hor silvidiguez; ho santelez, ho excellanç hac ar sicourou a reutout deomp a verit hon respet ac hon anaoudeguez vad.

Pa grouas Doue ar bed, e crouas da guenta an Ælez, da bere e roas un intellijanç pe uu anaoudeguez caer eus ar mad hac eus an droue. Un nombr bras anezo, oc'h en em velet quer parfet, ciee'h raporti ho excellanç hac ho oll berfectiouou d'ho C'hrouer, a lequeas ho c'homplesanç euno ho-unan, ha leun a ourgouill e fallas dezo eu em gomparaji da Zoue, an Ælez superh-se a voe precipitet en ifern evit beza maleürus eternellamant, hac a so hanvet drouesperejou. An Ælez sautel er c'hontrol, pere a hersevaras er mad, da lavaret ê, a chomas humbl ha fidel da Zoua, a voe confirmet e graç, hac a recevas an assuranç eus ho eurusdet eternel.

Beza ez eus nao c'hœur a Ælez, *ar serafinet, ar cherubinet ac an trônet, an dominationou, ar vertuiou ac ar puissançou, ar principauteou, an arc'helez hac an ælez.* Ar sperejou eürus-mâ pere a vezo eternellamant habitautet

ar Jerusalam celestiel, a so bepret presant dirac Doue; he adori ac he veuli a reout, ac he garet dre ur garantez ardant ha parfet; heza ez int ministret an Autrou Doue, atao prest da obeissa dezan; ha Doue en em servij anezo evit rei da anaout d'an dud he volontez, ac evit ober hurzudon en ho faveur. An æl Raphaël a accompaignas Tobii en he veaj, hac er preservas a veur a zanjer. An æl Gabriel a zisclerias da Zacharu en devize ur map hanvet Ian, pehini a vize ar precursenr eus ar Messii. Ar memes æl a annonças d'ar Verc'hes Vari an incarnation eus a Vap Doue en he antraillon sacr. An ælez a zisclerias d'ar hastoret e voa ganet Salver ar bed e Betleem; annonci a resont he resurrection, ha goude he asçansion e tisclerisont he eil douediguez e qualite a varner.

An ælez a zeu da interceedi evidomp dirac Doue, ha d'hon difen a-euep adversourien hor silvidiguez; ho enori a dleomp eta, ho invoqui hac ho fidi. Mæs ar pez a dle crisqui devotion an oll dud fidel e quenver sant Miquæl, eo dre m en deus ar garg da gundui an eneou predestinet d'an demeranç eürus eus ar sent hac eus an ælez.

REFLEXION.

Un nombr bras a Ælez a so collet evit un eternite, a so coneset eus an eê, ha precipitet en ifern evit ur pec'het a ourgouill epqueu. Compreuomp peguer bras drouc eo ar pec'het, ha da he seurt poaniou en em exposer en ur gometi ur pec'het marvel.

*Eil reflexion.* Done en deus cavet faut en Ælez memes. Pehes aujet evidomp-ni d'en em humilia ha da grena o considerì jujamanchou just ha terribl an Autrou Done!

---

*An tregontvet a viz Guengolo.*

SANT JEROM, DOCTOR EUS AN ILIS.

SANT Jerôm quen anavezet dre ar bed-oll dre he vertu, dre he hinijen ha dre he zoctrin, a oa guinidic eus a Illiri. He dad hanvet Euseb, o remerqui en devoa ur speret lem ha parfet, er c'hassas da ober he studi da Rom, e pelec'h e excellas bepret. Ar c'hoant en devoa d'en em gouservi

e graç Doue, a reas dezan pellât dious an oll occasionou danjerus; ar studi ac an exerciçou devot a occupe he oll amser.

An desir en devoa c'hoas da gaout un anaondeguez parfet eus ar scritur sacr, a reas dezan mout da veur a vro evit disqui al langaj grec, an hebreu ha caldaiq, pere a so ur sicour vras evit compren ervad ha parfet al levriou divin, hac e pep bro e ree anaoudeguez gant an dud habila ha devota, evit profita eus ho sclerijen. An escop eus a Antioch, oc'h anaout he vertu hac he squiant bras, a reas dezan en em resolvi da receo an urzou sacr, ha d'he accompaigni bete Rom, e pelec'h ar pap sant Damas en dalc'has en he guichen, ac en em servijas anezau evit respont d'an difficulteou a broposed dezan a hep cartier eus ar bed. An oll a admire he speret dreist-ordinal, mæs pa gonsiderer an austerite hac ar santelez eus he vuez, ha vodesti hac he humilite, a santer un istim hac ur rezpet c'hoas brassoc'h evitâ.

Gouda maro ar pap, e quitaas Rom evit mont d'ar guær a Vetleem, e pelec'h oa bet ganet Salver ar bed. Eno e cundue ur vuez quer poanius ha quer rust hac hini ar religiuset fervanta eu desert, couscoude e voa tourmantet gant tentatiouou cruel a-enep ar burete, pere a drouble hepret he speret. Petra-heun ac ne servije an tentatiou importun-se nemet evit renta he vertu puroc'h, e voant couscoude evitâ ur sujet eus ar brassa affictiou. Cetu amâ penaus en em expliq he-unan el levr eu deus composet var danjerou ar vuez-mâ, evit prouvi ne ma-er quet e-meas a danjer eus he silvidiguez memes eu desert.

*Peguen alies a vech*, emezau, *o veza va-unan ha retiret pell dious ar bed, e seblante d'in cousgoude guelet dirazon ar spectaclou hac ar c'hompaignunezou caër em boa guelet em iaouanctis, e Rom; va c'horf a voa disec'het, va c'hroc'hen a voa casi dû evel hini ur morian; evit guele n'em boa nemet an douar; me eta pehini a voa en em gondaounet da ur prison têuval dre ar spount a auten rac jujamanchou Doue, ne reen nemet hirvoudi dre ne allen en em viret dious ar sonjesonou vil ha dishonest perc am zourmante e peb lec'h. Pet gueich evit trec'hi ar c'hiq, am eus-me iunet epad ar sizun divar bara ha dour? Pet gueich am eus-me criet noz-deiz etresec an eê en ur squei var ma feutrin, quen na blijas erfin da Zoue renta d'in ar c'halm hac ar peoc'h.*



a

An exerciçou-se a hinijen n'en distroent quet dious ar studi eus ar scritur santel, da hehini ispicial e oa galvet gant Doue, ha lenn a eure en effet casi an oll levriou a voa bet scrivet aransan var doctrin an Ilis; troet eu deus ar scritur sacr eus an eil langaj en eguile, eus au hebreu e latin, hac expliquet ar memes scritur divin, evit ober guell he e'bompren, scrivet en deus quement a levrion a-enep an heretiquet, hac evit souten ar religion, ma eu em guever sonesct pa gonsiderer penaus un den be-unan en deus gallet ober ouvrajon quer poanius, quen diæz, hac a e'boulenne quement a amser.

An doctor santel-mâ o veza dent languissant var fin he vuez, a gonsideras ar maro o tostaat gant ur peoc'h hac ur joa a ell ar sænt epquen santout en heur diveza. Renta a eure he ene d'he Groner er bloas 420, oajet a eiz vloas ha pevar-nguent.

### *Maximou spirituel sant Jerôm.*

1. Ne allomp quet miret na vemp tentet, mæs gallout a ellomp gant graç Doue, pehini ne vanq jamæs deomp, resista d'an dentation hac he zrec'hi.

2. Na lest quet ur goall soujeson da grisqui, pe da badoat en ho speret, mæs chasseit-hi pront. Queit a ma a eo bian an adversour, roit dezan taul ar maro.

3. An drouc-speret a so ur serpant riselus; mar gall'tremen un tamic he benn, da lavaret è, mar commancit d'ha chelao, en em risclo eu un taul betè goelet ho calon.

4. Ar inn eu deus ar vertu da renta Doue trugarezus en hon andret, ha da spounta an drouc-speret.

5. Un ene pehini a gar Doue, a ra he fossibl evit tec'het dious ar pec'hejou dister evel dious ar re vras.

6. An humilite a gonserv ar vertuziou-all, ha netra n'hon reud agreaploc'h da Zoue ha d'an dud eguet en em renta hon-unan bian ha dister dre hon humilite.

7. Pa lennit ul levr mad, e parlant Doue ouzoc'h; ha pa bedit, e parlantit ous Doue.

#### REFLEXION.

Sant Jerom pehini en deus eunduet ur vuez pur ha santel meurhet, pehini en deus pratiquet epad daou-uguent vloas ur binijen rust er solitud hac en desert, a oa bepret spountet dre ar sonj eus a jujamanchou Doue, ha nôz-deiz

e seblante dezan clevont sôu an trompill pebini a c'halvo ar re varo da gomparissa dirac tribunal terribl ar barner souveren. Pebes spount na dleomp-ni quet caout dirac jujamanchou an Antrou Doue, ni pere e so quen dibourvez a euvron mad, ha quer carguet e bee'hejou; couscoude e vevomp e peoc'h, hep aoun ebet; e guirionez, var petra eo fontet hon assuranç-ni?

*Eil reflexion.* Ar sant-mâ en desert, hac en amser ma pratique ar rusta pinijen, a so bet tentet. Goude quementse penaus e aller cridi ar re a lavar u'bo deus tentation ebet e creis an occasionou eus ar pec'het, en discourzon-ss penn-ouc'h-penn etre an daon sex, en dansou hac en divertissamanchou foll eus ar bed!

---

*Ar c'henta devez a viz Here.*

## SANT REMI, ARC'HESCOP.

SANT Remi en he iaonanctis en em roas gant quement a sourci d'ar studi ha d'ar pratiq eus ar vertuzion, ma voe ret moderi he application ac he ferveur; evelse ive e teuas souden an oll da admira he vertu, he squiant hac ha eloquanç. Biscoas ne garas an divertissamauchou memes ur re innoçanta; an oræson hac ar solitud a ree bepret he vrassa plijadur.

O veza bet choaset evit escop eus ar guær a Reins, e labouras gant ur zêl ardant da instrui he hobl ha d'he gonvertissa da Zoue. En he sermoniou e prezegue ispicial aenep en impurete; inspira a ree un horreur bras ous ar pec'het-se dre behini en em goll un nombr quer bras a eneou. Ar beaurien a gave en ho fastor carantezus ur guir tad, he beza e voe consolateur an oll dud affligjet. He garantez a reas dezan dastum ur gantite vras a id evit soulaji ar beaurien en ho necessite. Tud ovius ha malicius o veza lequeet an tân er c'hrignol, ar sant avertisset a guementse a ziredas d'an tân; mæs o velet e voa deja devet an oll id, e lavaras hep en em droubli: *Tomomp, an tân a so mad e pep amser.*

Etoues an nombr bras a eneou en deus convertisset d'ar feiz e rouantelez Franç, e remerquer ispicial conversiou ar roue Clovis, ar sant-mâ eo eu instruas hac er badezas;

evel ma vancas dre un accidant an oleou sacr en amser ma edo oc'h be vadeza, a savas be zaoulagat etresec an eê, en ur bidi an Antrou Doue da bourvei; er memes momet e voe guelet ur goulm guenn-cann o tisquen, pehini e zougua en he bec ur voutailhe leun eus ar baum miraculus; hac e lequeas etre daouarn an escop santel, ar sant o veza recevet gant action e c'hraç ar present-se eus an eê, en em servijas eus an eol celestiel-se evit ceremonion ar vadiziant, hac evit sacri ar roue gonde-se. Ar fiolen pe ar vured-se deut eus an eê, eo e hanver an ampoûl santel, pehini a gonserver gant quement a respet en abaty Sant-Remi e Reima, hac ar memes eol miraculus-se eo a servij c'hoas hirio da sacri ar rouane a Franç.

Erfin sant Remi, goude beza gouvernet an ilis a Reims epad ouspen tri-uguent vloas, ha beza græt cals e viraclou en he vuez, a rentas e peoc'h he ene da Zoue var dro ar bloas 533, oajet etro e'huesec vloas ha pevar-uguent.

REFLEXION.

Ræson en devoa sant Remi da hresec alies a-enep an impurete, pa zeu ar pec'het vil ha maleürus-se da goll quen hes a ena, ha da renta an den bênvel ous al loenet brutal; ræson en devoa inspire d he bobl ur garantez vras evit ar burete, pehini a so ur vertu quer caer ma teu d'hon renta bênvel ous an Ælez, ha da denna varnomp quemeat a c'hraçou.

Evel ma'z è diæz conservi ar vertu-mâ, e tleomp ober bon oll bossibl hac bon oll effort evit he miret. Doue evit eprouvi hor vertu hac evit crisqui hor merit, a bermet d'an drouc-speret hon teuti, mæs ne hermet quet e vemp tentet dreist bon nerz. An drouc-speret a ell hon incita d'an drouc, mæs na ell quet hor c'houtraign; beza hon eus hepret hon liberte hac ar graçou necesser evit resista outan; ne ellomp quet beza trec'het, mar queromp refus hor c'honsantamant.

*O purete! o chastete! a vertu anjeliq, peguen caër oc'h-hu! peguen dign da veza caret, peguen agreabl da Zoue, peguen avantajus d'an den!*

*An eil devez a viz Here.*

## GOUEL AN ÆL GARDIEN.

NETRA, eme sant Jerom, ne ro deomp santimanchou bueloc'h eus a zignite hon ene eguet ar pes en deus græt Doue evit-hi, ha specialamant da veza roet da bep den, eus ar momet quenta ma'z é ganet, un Æl evit caout sourci anezan.

Eus an oll ouvrajon en deus græt an Autrou Doue, e alleur lavaret penaus an den eo an hini en deus coustet davantaj dezan, pa en deus roet he vap uniq evit he rançon, ne d'eo quet sonez ma quemer ur sourci particulier aus an den bete rei da bep hini un Æl evit he viret hac he zifen. *Doue,* eme ar Profet, *ouspen he brovidanç universel, en deus carguet he Ælez d'ho tivoall; ordrenet en deus dezo hoc'h accompaign ha caout sourci ac'hanoc'h.*

Epad hor buez ez omp exposet da un infinite a sanjerou: da guenta, da bet danjer, da bet accidant ne d'é quet exposet ur c'hronadur bian? Ar sourci hac ar vigilanç eus ur vam pe aus ur vaguerès a so nebeut evit gallout evessaat out-ho oll, petra ra Doue? Carga a ra unan eus he Ælez da gaout sourci eus ar c'hrouadur-se adalec ar momet quenta ma'z eo ganet; hac an Æl Gardien-se a veill bepret evit distrei quement a alfe noasout dezan. Mar consideromp ar vugale iaouanc, e velimp peusus ouspen ar perillou commun da bere ez int exposet, en em lequeont alies ho-unan en danjer ous ho buez, hep evessaat na sonjal er pes à reont; piou eo eta ho divoall hac ho c'houserv nemet ho Æl-mad? En un oad avancetoc'h, a bet danjer, a bet accidant fachus, a bet goall rancontr na zen-en quet d'hor miret, quer var an douar, quer var an dour?

Mar quemer quement a sourci eus hor buez, ne d'eo quet nebeutoc'h appliquet da brocuri silvidiguez hon ene; hon dilivra a ra eus a vil danjer, hon tenna a ra aus an occasionou a pere, arvez hon dispositionou, ne oufemp quet mancout d'en em goll. D'an Ælez-mad, gonde Doue, eme an tadou eus an ilis, eo e tleomp an darn-vuia eus ar sonjesonou hac eus ar reflexionou salutér-se pere ho deus quement servijet d'hor c'honversion. Ar sicourou subit-se aus

an eê, ar miraclou-se eus ar hrovidanç quen nebeut gortoet, a pere ne soujemp quet memes a so an effet ordinal eus a hrotection an ælez.

Ouspen-se hon Æl-mad hor hisit hac hor c'honsol eu hor c'hlênvejou hac hon afflictionou, evel ma reas d'an deo santel Tobit, da hehini e rentas ar guelet; evel a reas d'an abostol sant Pêr, eus a hehini e torras ar chadennou ac a zilivras eus he prison; ac evel en deus græt da un uombr bras a sænt pere ho deus hét an eur d'he velet ha da veza consolet gantan. Ma n'er gra quet hepret visiblamant, er gra invisiblamant.

An Ælez-mad hou assist ispicial en heur ar maro; neuse e redoublout ho sourci carantezus en hon andret; abalamour da se ivez e ten an ilis d'ho invoqui quer particulieramant er pedennou e deus dresset evit ar re a so en agoni pe en ho fassion; hac erfin hon Æl-Gardien a zeu d'hor c'honsoli er purcator.

Pa'z oump quen eûrus, eme sant Bernard, da veza continuellamant didan goard ha protection unan eus ar sperejou celestiel, d'he gaout bepret en hor c'hostez, ha d'he gaout durant hon oll hnez evit conducteur, pebes respet, pebes devotiou, pebes fizianç us dle quet inspira deomp ar virionez douç ha consolant-mâ! Mar tleomp he respeti e pep lec'h, penaus e gretemp-ni ober dirazan ar pes na gretemp quet ober dirac un den?

An Ælez-mad hor c'har evel ho hrendeur, eme sant Augustin, hac ho deus un desir ardant d'hor guelet o ramplissa en eê ar plaçon a here an dronc-ælez a so en em rentet indign. Reconromp eta d'hon æl-mad, a gouclu sant Bernard, en hon tentationou, en oll perillou, en oll adversiteou, en oll afferion diæz da gundm; imploromp he sicour e quement a antreprenomp. Beza ez eo ur mignon fidel, ur c hondneteur assur, ur protecteur puissant; rac petra hon he-ui aoun didan un hevelep protecteur? Obeissomp epquen dezan, chelsoump gant docilita ar pes a inspir deomp, ha hezomp fidel ha pront d'ho hratica. Sur oump da veza didan protection Doue memes, queit a ma chomimp didan protection hou æl-mad.

### REFLEXION.

Gonde an enor hac ar respet a dleomp da Zone, gonda ar fizianç a dleomp caont e Mam Doue, evit piou e tlromp-

na caout mui a respet, mui a fiziançc, mui a zevotion egnet evit hon æl-mad? Da hiou, goude Doue, hon eus-ni mui a obligation? Digant piou e esperomp-ni mui a servijou-mad? Ne deus momet ebet e pehini hon Æl-Gardien na ra ur mad bennac deomp, hac en a dle heza devez ebet e pehini na disquessemp dezâ hon ananndeguez-vad dre hon respet ha dre hon devotion? Da neheuta leveromp dezan hemdez gant cals a respet hac a fiziançc ar c'homsou-ma a leveromp chars an adorationou :

*Ha c'houi, ma Æl-mad, cannat Doue,*
*Miret ma c'horf ha ma ene;*
*Ma miret ous an droue-speret,*
*Ha dreist pep-tra diouz pep pec'het.*

---

*An drede devez a viz Here.*

## SANT GERARD, ABAD.

AR sant-mâ a oa guinidic a gontat Namur. He guerent o velet he aperet, ha barfetis an an dispositionon caer en devoa d'en em avanç, el leqneas e palæs ar c'hont eus a Flandres. Gerard a gonservas eno he innoçanç dre an exerciç eus an oræson, hac en ur bellaat mui ha ma alle diouz an occasionou danjerus. Ar re muia libertin en em zalc'he e respet, o velet he furnes hac he vodesti, an horreur en devoa ous an impurete a ree dezâ ruzia ha soufr avit distera coms dishonest a gleve; en ur guer, biscoas na voe guelet un djentil parfetoc'h na guelloc'h christen. Ar c'hont a ree quement a istim anezan, ma er c hassaa e Franç evit treti eus un affer important gant ar prinç Robert. Gerard o veza arruet e Paris, a ieas da loja da abaty Sant-Denis, evit tremen eiz deiz amser er retret. O velet ar vuez santel a gundue ar relijiuset, e santas un desir bras da veva eveldo, ha d'en em rei oll da Zoue, ar sonj eus an eternite hac eus a ver amser ar vuez-mâ, a ree crisqui he zesir avit ar solitud hac he zegont avit ar bed.

Ne vancas quet cousgoude da achui he affer gant ar prinç Robert; ha goude heza rentet ræson eus he gommission d'ar c'hont, e tistroas da c'honent Sant-Denis, a

pelec'h e oue recevet gant ur joa vras. O veza quemeret an habit, ne sonjas mui nemet d'en em rentas relijius parfet. He humilite, he vodesti, he fidelite da viret an oll reglennou, he vortification ac he zevotiou dreist-ordinal a reas ma voe choaset abad eus e abaty Broing.

Cundui a reas ur vuez anjeliq en he abaty, hac e communicas he speret a ferveur hac a vortification d'he oll relijiuset. Ouspen-se e labouras gant cals a fatig, hac e teuas a-benn da lacât ar reform en trivec'h couent, e pere e virer a c'hondevez e boent-da-hoent reglen sant Beneat.

Petra-bennac ma voa uset he nerz quen dre he labourou, quen dre he oad, e antreprenas conseonde mont da Rom, evit ober antorisa ar reformou en devoa græt. O veza distro, e reas c'hoas ar vist eus an oll gouenchou a oa didan he zirection; neuse e reas an dilez eus he garg; ne sonjas mui nemet en eternite, hac he oræson ne voa nemet ur gontemplation contionel. Erfin leun a vertou ez eas da receo he recompanç en cê, er bloas 959.

REFLEXION.

Ar sant-mâ a ruzie gant mez, hac a sante ur hoan vras pa zigonesa dezan clevet an distera coms dishonest, peguen divergont eo eta ar re a lavar expres-caèr comsou lubric, comsou lous hac infam!

An dud libertin o velet modesti Gerard, ne gredent mui lavare dirazan ar seurt viltansou-se; ho pezet un ær serius hac ur visaj drone-contant gant ar seurt tud-se, hac ho leqacot sonden da devel!

---

*Ar pevare devez a viz Here.*

## SANT FRANCES.

AR servijer bras-mâ da Zoue, guinidic eus ar guær a Assis, a oa en he iaouanctis charitabl-meurbet; o veza refuset ur veich ur paour, e quemeras quement a guez ma redas var he lerc'h evit rei dezan un alusen-vad. Un devez-all dre gompassion oue un antron paour pehini en devoa un habit fall, e tiviscas he habit nevez-flam evit he rei dezan.

He dad o velet e roe d'ar beaurien quement a elle, a fallas dezan he ziseleria prodig, Frances a roas souden d'he dad, gant he oll bretantionou, an habit a zongue, en ur lavaret e alse guell a-se lavaret : *Ma Zad pehini so en eê ;* hac en em lacaas neuse da servija an dud clàn en hospital.

He zevotion evit mam Doue a reas dezan ober ur guest evit repari ilis an Itron Varia an Elez, banvet Portioncûl, pehini a oa prest da goneza ; evel ma laboure he-unan gant ar vassonerien, e tenas sonden a-benn da retablissa an ilis devot-se, a pehini e recevas gonde-se faveuriou quer bras eus an eê.

O veza clevet lenn en Aviel ar c'homsou-mâ pere a lavaras Jesus-Christ d'ha zisquibien : *N'ho pezet nac aour, nac arc'hant, na diou habit, na boutou*, e teuas da anaout dre ur sclerijen surnaturel, ez oa quement-se ar pea a c'houlenne Doue digantan ; teul a reas he vontou, renonç a reas evit hepret d'an aour ha d'an arc'hant, hac e quemeras ur sae epquen. Oc'h en em santont inspiret da vont evelse da hreseg ar binijen, e henlias an inspiration, hac e reas un nombr bras a gonversionou, quen dre he exempl, quen dre he instructionou, pere a voa simpl evit guir, mæs crê, nerzus ha touchant.

He vuez anjeliq, he zêl, he zesir ardant evit silvidiguez an aneon, a inspirsa da zaousec personaj santel an desir d'he imita ha da veva didan he zirection. Evel-hen eo e commanças urs sant Frances, pehini a so quer brudet dre ar bed-oll, dre ar berfection avanjeliq eus he institut, ha pehini en deus roet d'an eê un nombr quer bras a verzerien hac a sænt. Ar fondateur santel o veza composet ur reglen evit he zisquibien, a ieas da Rom evit ober he approuvi, mæs ar pap er refusas ; ar sant hep coll couraj en em retiras gant humilite, hac en devoe recours d'ar beden. En nôz varlare'h ar pap en devoe ur vision ; guelet a reas an den santel-mâ o sonten gant ha scoaz ilis Latran, pehini a seblante beza prest da goneza ; antronôz e reas he glasq, hac e approuvas he reglen, oc'h he gouraji da boursu he zessan quen avantajus d'an ilis. O veza distro da Bortioncûl, e reas sevel eno ur gouent ; hac an nombr eus he zisquibien a zeuas da veza quer bras, ma voe ret en tri bloas quenta sevel tri-uguent couent.

Ar patriarch santel-mà, goude beza tremenet an deiz o prezeg, o servija ar re glàn, hac e pep seurt anvrou a garantez, a dremene an amser vras eus an nôz dirac ar grucifi pe dirac ar sacramant, e pelec'h a vize alies extasiet.

Petra-bennac ma receve faveuriou dreist-ordinal eus an eê, hiscoas den ne voe humploc'h evità, ha bepret en em gonsidere evel ar brassa pec'her. An oll a admire ar burzudou a ree, mæs admira a reent c'hoas muı be humilite hag he santelez.

Cals a dud demeset, touchet dre he instructionou ha dre he exempl, a zesire ive gallout en em retira er c'houenchou evit tremen ho buez er binijen; mæs ar sant goude beza græt dezo guelet penaus a alleur en em santifia e pep stat, ha penaus e allent er stat memes a briedelez cundui ur vuez christen ha peuitant, a roas dezo ur reglen a vuez ervez ho stat; ar reglen-se eo a hanver an *drede urz.*

Ar sant-mà o veza clevet penaus pemp eus he relijiuset pere en devoa casset da brezeg ar feiz e Maroc, a oa bet merzeriet, a bartias evit mont da Syrii, en intention da soufr ar verzerinti; en em bresanti a reas dirac ar Sultan, prinç eus ar vro-se; discleria a eure dezan gant ur gouraj christen, penaus e voa digacet di gant Doue evit disquez dezan ar follentez eus a lesen Mahomet, hac evit disqui dezan ar guir hent eus ar silvidiguez. Un declaration quer hardi a dlie meritout dezan ar gurunen a verzerinti; mæs Done en reserve evit ur verzerinti-all.

O veza distro eus a Syrii, en em dennas en ur gouent ens he urz, var menez Alvern, e pelec'h o pratica mortificationou dreist-ordinal, e tremene an deiz hac an nôz o contempli passion hor Salver. Eno epad ur vision admirabl, e recevas en he zaonarn, en he dreat hac en he gostez ar mercou hac an impression eus a c'houliou sacr hon Salver, ac en daou vloas ma vevas goude-se e soufras gant he c'houliou ur boan vras-meurbet, pehini a oa evità ur verzerinti a garantez.

Oc'h anaout e tostea fin he vuez, e teuas d'he c'houent hanvet Itron-Varia-an-Ælez, e pelec'h en devoa receveet digant J.-C. induljançou bras hanvet Poctioncûl.

Erfin ar patriarch serafiq-mà, goude beza exortet he vreudeur da garet ispicial ar vertu a baourentez, a bedas

hor Salver d'ho benniguen, ha da zerc'hel lec'h a dad dezo, hac o veza græt lenn dirazan passion J.-C. a rentas he ene gent ur peoc'h bras etre divrec'h he relijiuset, er bloas 1229, d'en oad a bemp bloas ha daou-uguent.

REFLEXION.

Sant Frances en deus caret ar baourentez, renoncet en deus da vadou ar bed, refuset en deus quemeret renchou evit en em sustanti he-unan bac he relijiuset. *O paourentez eürus, pehini e deus en rentet quer pinvidic e graç Doue hac er vertuziou!*

*Eil reflexion.* Ar sant-mâ, goude beza recevet graçou ha faveuriou extraordinal eus an cê, a gundue bepret ur vuez penitant ha mortifiet bras; ar pinijennou hac ar mortificationou na servijont quet epquen evit satisfia evit hon fantou tremenet, servijout a reont e'hoas evit conservi ar vertuziou an evit hon renta mui-oc'h-mui henvel ous Jesus crucifiet.

---

*Ar pempet devez a viz Here.*

## SANT PLACID, RELIGIUS HA MERZER.

PLACID a voa map da ur senateur romen, pehini er c'hassas d'an oad a seiz vloas da sant Beneat evit he instrui en ha c'houent. Ar c'hrouadur a brofitas meurbet er vertuziou didan ur mæstr quer santel. Quen devot e voa ha quer fervant, ma felle dezan assista en oll exerciçon eus ar relijiuset, ha pratica an oll binijennou a bratiquent. Dre-se ive en em hastas da antren er memes urz. Ar relijiuset ne allent quet guelet hep admiration ar c'hrouadur iaouanc-se ar c'henta er c'hœur, evit cana an deiz hac en nôz meuleudiou an Autrou Doue; soueset e voant o velet ar gouraij en devoa da gastia ha gorf innoçant evel ma ren; hiscoas n'ho devoa guelet un noviç davotoc'h, humploc'h nac obeissantoc'h evitâ; ac ho-unan en em santent excitet ha courajet dre ha exempl.

Sant Beneat er c'hassas gant daou relijius-all e Sicil evit sevel eno ur gouent. Placid a oua recevet evel un æl dre guement plaç ma tremenas. O veza arruet a Sicil, a reas

souden batisas ar gouent, ac e dedias an ilis en enor da sant Ian-Badezour

Ar c'houversionou admirabl a reas er c'hartier-se, a dennas davetan cals a dud iaouanc, pere en ur renonç d'ar hed ha d'ho madou, a zeue d'he hidi d'ho receo didan be zirection; ha guelet oue sonden er gouent-se a Sicil ur ferveur hênvel ons hini relijiuset menez Cassin, dre ma remerquer oll vertuziou sant Beneat en he vir disquibl sant Placid. He innioa a voa continnel, he voed ordinal a oa grizion lousou, læz ha dour, er c'horaia e tremene meur a zevez hep dibri nac eva, ha n'en devoa evit guele nemet ur gador.

Pemp bloas a voa ma cundue Placid ur vuez quer santel, pa zisquennas divar vor e Sicil payanet harbar, pere a antreas er gouent, a sesas an oll relijiuset, ac ho goalldretas e meur a façon. Sant Placid a reas neuse ar bedeu-mà en hano an oll: *Salver adorabl, c'houi pehini hoc'h eus prijet soufr ar maro var ar groas evit hor silvidiguez, ho pezit truez ous ho servijerien; roït deomp ar c'hraç da berseveri, ha da veza recevet en nombr eus ho merzerien santel. Soutenit hor c'houraij betec ar momet diveza, ha recevit ar sacrifiç a reomp deoc'h eus hor buez;* an oll relijiuset a respontas: *Evel-se bezet græt.* Ar barharet ne zalesont quet goude-se d'ho massacri ha d'ho laza oll. Soufr a resont ar verzerinti var dro ar bloas 539.

### REFLEXION.

Ar hurete a galon hac ar santelez a vuez a so ordinal ar frouez eus un deacadurez santel.

Ar c'henta traou a zisquer d'ar vugale a ra var ho speret ha var ho c'halon un impression pehini a had peurvuia bete fin ho buez.

Eùrus ar guerent pere a so sourcius da elevi ha da instrui santelamant ho bugale, ae eùrus ar vugale pere a zeu da hrofita eus an instructionou mad a rèr dezo.

*Ar c'huec'hvet devez a viz Here.*

## SANT BRUNO.

AR sant-mà ganet e Cologn, en amser ma oa c'hoas crouadur iaouanc, a gundue ur vuez quen devot ha quer retiret, ma oa ur sign eus ar santelez vras da behini e the arruout un deiz. He guerent o velet eu devoa ouspense ur speret excellant, er c'hassas da Baris evit ober he studi. An oll a admiras soudeu he vertu hac he squant bras, ac abalamour da-se e voe græt chaloni eus a Reims.

Un dra terribl ac estlamus-meurbet pehini a raporter beza c'hoarveet e Paris en amser ma edo c'hoas eno o peurachui he studi, a reas dezan quemeret ar resolution da guitat ar bed. Un doctor bras a varvas e Paris, goude beza cunduet ur vuez vad, ervez an apparanç; pa voe douguet he gorf d'an ilis evit he enterri, en amser ma cane ar veleyen an offiç endro ar c'horf, pa voent arru gant ar guentel pehini a gommanç dre ar c'homsou-mà: *Responde mihi*, ar pea a signifi e hrezonec, *Respondit d'in*, ar c'horf maro a lavaras gant ur vouez cre ac estranj: *Accuset oun er jujamant just a Zoue*. Ar spount o veza sesiet an oll assistantet, e oe leset an enterramant hete antrouôz. Dont a reas ur foul vras a dud; pa voe commancet cana ar memes quentel, *Responde mihi*, an hini maro a grias gant ur vouez chreoc'h: *Barnet oun er jujamant just a Zoue*; an estlamm a reas lesel an enterramant hep he achui. Pa voe erfin commancet an offiç evit an drede gueich, e lavaras gant ur vouez horriploc'h: *Condaounet oun dre ur jujamant just a Zoue.*

Bruno pehini a velas ac a glevas un dra quen estlammus a voe quer scoet, ma prometas da Zoue d'en em retura en desert evit tremen he vuez er rusta pinijen. C'huec'h eus he vignonet o veza deut d'he velet, e lavaras dezo: *E petra sonjamp-ni, emezan, en ur vouela, un den pehini en deus bevet evel ur c'hristen mad, ervez a gredemp, a so daounet; piou a ell goude-se beza en assuranç? O peguen terribl ê jujamanchou an Autrou Doue! An den maro-se n'en deus quet parlantet evitâ he-unan; evidomp eo en deus græt Doue ur burzud quen terribl, evidon-me,*

emezan, *græt am eus va sonj d'en em retira er solitud evit ober pinijen.* Ha c'huec'h compaignon touchet, quen dre ar pes ho devoa ive guelet ho-unan, quen dre ar resolution eus a Vruno, a lavaras dezan ez oant prest d'en heulia en desert.

Mont a resont assambles da gaout sant Hug, escop eus a Grenobl, evit he bidi da rei dezo en he escopti ur plaç beanac, pell diouz commerç ar bed, e pehini e alsent tremen ho buez er binijen. An escop a lavaras dezo en devoa ur plaç hanvet *Chartreuz*, mæs ive penaus al lec'h-se a oa un desert horribl, leun a c'herree, pehini a vize goloet gant an ærc'h apad ar goan, hac e pelec'h ne chomme nemet loenet gouez. Sant Bruno pehini ne c'houlenne quet guell, en em dennas di gant he c'huec'h compaignon. Sevel a resont ur chapel vian en enor d'an Itron Varia, ha saiz lochic separet, unan evit pep hini anezo; hac imita a resont en ho buez sant Ian-Badezour en desert.

Evelse eo e commanças urz santel an tadou Chartreuset, pere a guudu ur vuez mortifiet meurbet. Inn a reont bemdez, ne zebront morse a gicq, memes er c'hlenvejou brassa, bepret e viront ar silanç, ha mar d'é permetet dezo parlant ur veich pe ziou er sizun, ne gomsont nemet a Zoue ac a draou santel; hepret e tougont ur pourpoent reun; bemnôz e tremenont pedir heur amser en ilis, adalec dec heur bete div-beur goude hanter-nôz, en orœson ac o cana meuleudiou an Autrou Doue, hep asea morse, mæs bepret en ho sao, pe var ho daoulin, pe brosternet.

Ar fondateur santel goude beza disqueset d'he religiuset an hent eus an huela perfection, a rentas he ene da Zoue, en ur zerc'hel he grucifi var he vusullou, er bloas 1101, d'an oad a eiz vloas ha daou-uguent, pemsec vloaz goude beza fontet he urz en desert a Chartreuz, a helec'h ho deus ar religiuset eus he urz quemeret an hano a Chartreuset.

REFLEXION.

Parlant cals a so alies noasus ha bepret danjerus. Ur voyen vras evit cundui ur vuez mad, eo parlant nebeut gant an dud, hac en em antretent alies gant Doue. Ar silanç a so scol an dud fur hac an dud santel; er silanç e tescont parlant mad ha beva mad. Ar silanç en deus couservet bete vremâ urz sant Bruno en he guenta fervaur.

Caromp

Caromp eta ar silanç, parlantomp nebeut, parlantomp dre ræson, parlantomp pa z è necesser parlant, mæs miromp ar silanç pa vez mad tevel.

---

*An seizvet devez a viz Here.*

## SANT LOIS BERTRAND,

### EUS A URZ SANT DOMINIQ.

AR sant-mâ, guanet eus ar guær a Valane e rouantelez Spaign, a roas en he iaouanctis mercou eus ar vertuzion bras a zlie da bratica en he oll vuez, rac adalec an amser-se e caras an oræson, ar solitud hac ar vortification, hac e recite bemdez ofic an Itron Varia.

Ober a reas he guenta communion gant quement a ferveur, ha receo a eure en hi un bevelep abondanç a c'hraçon, ma quemeras ar resolution da sacramanti liessa ma vize permetet dezan gant he gonfessour. Bisita a ree alies ar re glan, hac ho servije gant cals a garantez.

Gouda beza en em rentet religius eus a urz sant Dominiq, ha græt profession, ar zèl ardant en devoa evit silvidiguez an eneou, a reas dezan goulen permission digant he superieur da vont da bresec ar feiz en Ameriq: hac e labouras en douar nevez-se epad meur a vloas gant frouez admirabl ha burzudus. O veza bet choaset evit prior eus ha c'houent, he c'houvernamant a voe leun a zouçder, na oufe quet ur breur caout mui a garantez evit he vreur, nac un tad mui a denerdiguez evit he vugale, eguet n'en devoa evit he religiuset.

Ar sant-mâ goude maro he dad, a anaveas dre ur revelation penaus emedo he ene er purgator; quer buan poulset gant ur speret a garantez christen, en em resolvas da satisfia da Zoue evit dle he dad; hac evit quement-se a praticas ur binijen calet epad seiz vloas, goude pere e teuas da anaout dre ur vision a voa dilivret a boan.

Bemdez e celebre an oferen santel, bep mancout memes en he glenvejon; ar medecin o veza lavaret dezan un deiz e alle quement-se noasout d'he iec'het, e respontas e voa justoc'h lesel da berissa ar c'horf pehini ne d'è

nemet douar, eguet priva an ene eus ar vagadurez divin pehini ha dispose d'an immortalite. Ouspen-se a lavare bemdez he rosæra, hac an devotion-se a denne varnezan mil benediction eus an eê.

E creis an istim en devoa en oll ena he vertu, e conservas bepret nu humilita vras, ha custum en devoa da lavaret penaus, evit heza e gurionez hambl, ez eo ret en em disprijout he-unan hep disprijout den ebet; penaus eo ret disprijout ar bed ha caret an dispris a rer ac'hanomp. Ar souj eus an eternite a voa ordinal ar c'henta a occupe he speret pa zihune, hac en em gaout a ree sesiet gant spount rac jujamant an Autron Doue, o consideri penaus Lucifer gueichal ar e henta eus an ælez, ha Judas choaset evit abostol, a so o tevi en ifern.

Erfin gonde ur vuez mortifiet meurbet, hac a ell heza hanvet ur verzerinti continuel, e rentas he ene da Zoue er bloas 1581, d'an oad a bemp pa c'huec'h vloas ha hanter-cant. Er bloas 1608 e oue beatifiet, ha canoniset er bloas 1671.

REFLEXION.

Ar sant-mâ en amser ma edo c'hoas er bed, a sacramante heaas ma vije permetet dezan gant he gonfessour; ha pa voe religius, evit quement occupation ha quement labour en devoa, evitâ memes da veza clàn, ne vanque quet da celebri ar sacrifiç eus an oferen, en ur lavaret penaus e voa justoc'h lesel da vervel ar c'horf pehini ne d'ê nemet douar, eguet priva an ene eus ar vagadurez divin pehini he dispose da ur vuez immortel. Mæa peguen nebeut a dra a ra da gals a dud neglija da dostaat ona ar sacramanchou! Un affer tamporel, an distera sourci a ra dezo differi a sizun da sizun, a viz da viz, hep sonjal penaus n'ho deus nemet un affer necesser, pehini eo hini ho silvidiguez.

---

*An eizvet devez a viz Here.*

SANTES BIRGIT, PE SANTES BERC'HET,

INTAVES.

AR santes-mâ guinidic a Sued, en amser ne oa c'hoas

uemet ur grouadures, a oa quer parfet ha quen devot, ma voa admiret gant an oll.

D'an oad a zec vloas, o veza clevet discleria ar bassion, he c'halon a zenas da veza quen touchet, ma rede an dour eus he daoulagat evel eus a ziou feunteuu. Jesus-Christ a apparissas dezi en nôz varlerc'h, er memes stad evel ma edo pa varvas er groas. Ar vision-se a reas quement a impression varnezi, ua elle quet divar neuse bete fin he buez soujal e myster ar bassion hep sculla un abondanç a zaelou. N'en em gontante quet da dremen an darn-vuia eus an deiz en oræson, sevel a ree c'hoas en nôz evit pidi Doue, hac e castie he c'horf innoçant dre vortificationou dreist he oad.

He zad, o veza he aliet da zimizi da un dijentil hanvet Ulfon, e cunduas ur vuez quer santel er stad a briedelez, evel m'e devoa græt en he iaouanctis, elevi a reas santelamant he bugale, ac ho habituì uebeut a nebeut da hratica an envron a garantez; angaji a eure ivez he fried da lavaret bemdez ofiç an Itron Varia, ha da gôfes ha da sacramanti bep guener; ober a reas evel un hospital evit an dud paour han ar re glàn, da bere n'en em gontante quet da fournissa quement tra a oa necesser evit ho c'horf hac ho ene, mæs c'hoas he-unan a reute dezo an oll servijou ena a ur vates. He fried Ulfon touchet dre he exempl, en em rentas religius eus a urz sant Bernard, hac a varvas sonden goude evel ur sant.

Epad an tregont vloas ma vevas an intâves santel-mâ var he lerc'h, e praticas ar rusta pinijen, quemer a reas an habit a benitantes: n'e devoa evit guele nemet ur pallen astennet var tri pe pevar planquen; iun a ree pevar devez ar sizun, ha d'ar guener divar vara ha dour; sacramanti a ree lies gueich ar sizun, ha tremen un amser bras bemdez e harz treit ar c'hrucifi.

Mont a reas e pelerinaj da Jerusalem e pelec'h e visitas ar plaçou santel eus hon redamtion oc'h ho arosi gant he daëlou.

Fonta a cure e Vasteïn ur gouent leaneset, da bere e roas ur reglen admirabl evit ho c'hundui da ur vuez santel ha parfet; an urz-se a so het hanvet a c'houdevez urz Sant-Salver.

Ar santes-mâ e devoe en he buez revelationou bras, al levr e pehini ez int compreuet, a so het examinet hac ap-

prouvet en ur c'honeil, ha cals a encou mad a guef ennau moyenou bras evit en em santifia mui-oc'h-mui.

Erfin goude beza anduret epad ur bloas ur c'hlènvet anqnennus, e achuas he buez dre ur maro precius, er bloas 1373, oajet a unnec vloas ha tri-uguent.

*Maximou spirituel santes Birgit.*

1. Ne d'è quet ur sign vad heva hep an affhetion, hep un trihml pe un dentation bennac, pa en deus lavaret Jesus-Christ: *Piou bennac ne zoug quet he groas bemdez, ne d'eo quet dign ac'hanon.*

2. Dalc hit evit un dra assur penaus an oræson a so guir vagadurez an ene, ac ar c'haon dre behini Doue a zistil en hor c'halonou ar gliz eus he visericord.

3. Na guitait quet hoc'h oræson, evidoc'h da veza e sec hor, hep gout chet; ho silanç a harlanto evidoc'h, hac ho tisconfort en em chenjo e pedeu, mar gouzoc'h en em resina da volonte Doue.

4. An nep a gouez alies en ur faut bennac dre infirmite, ne dle quet disesperi he galon, mæs en em humilia; ar vanite a ra coll couraj, mæs ar guir humilite a ra quemer ur gonraj nevez.

5. Ar guella tra oufemp ober, eo oc'h en em acquita eus hon dever guella ma ellomp, en em abandoni d'ar gundu carantezus a Zoue, quen evit necessiteou ar vuez-mâ, quen evit an affer eus hor silvidiguez.

REFLEXION.

Ar santes-mâ e deus cunduet ur vuez bepret santel, ha bepret peuitant ha mortifiet. Ar buijen pe ar vortification a so avantajus ha necesser da pep-unan; necesser ê mortifia he voall inclinationou, ret ê renonç d'ar plijadurezon difennet, ha d'ar re danjerus evidomp. Avantajus eo en em biiva eus ar plijadurezou memes permetet: rac seul-vui e renonçot d'ar hlijadurezou an douar, seul-vui a gonsolation a recefot eus an eê.

Pa ne gafemp quen avantaj er soufrancou, nemet ma hon rentont hènvel ous Jesus crucifiet, na dlefemp-ni quet ho c'haret? Mar hon eus carantez evit Jesus, e rencomp mont d'he heul, he imita, beza henvel outan. *O Salver adorabl! penaus e ellan-me clasq ar plijadurezou, pa ho quelan curunet a spern ha crucifiet dre garantez evidon?*

*An navet devez a viz Here.*

## SANT DENIS, MERZER.

DENIS, en amser ma voa c'hoas payen, en em rentas quen habil er squianchou humen dre ha speret lem hac excellant, ma veritas beza recevet etones ar barnerien gueuta eus areopaij, da lavaret eo, ans ar parlamant a Ateen. En deiz ma varvas Salver ar bed, Denis o velet an eclips pe an devalijen extraordinal ha miraculus eus an baaul, a lavaras : *Ret eo e soufre Crouer ar bed, pe ret eo d'ar bed mancout souden.*

An abostol sant Paul o veza eet d'ar guær a Ateen avit prezeg an Aviel, Denis a voe unan eus ar re guenta en em gonvertissas d'ar feiz ; ha dre an antretienou partieulier en devoe gant an abostol santel, en em rentas habil bras er squiant eus ar silvidiguez. Doue en donæsonas ive eus ur gontemplation huel, evel ma er gueler sclær ha patant dre al levriou admirabl en deus composet.

Ar sant-mâ en devoe ar gonsolation d'en em gavout a Jerusalem en amser ma varvas an Itron Varia, ervez ma er rapport he-unan ebars unan ens he levrion.

Sant Paul er sacras escop ens a Ateen, tri bloas goude beza he gonvertisset d'ar feiz. O veza escop e vevas bepret evel un abostol ; he garantez evit Doue hac en andret he bobl, a oa pur ha parfet ; an desir en devoa da brocuri silvidiguez an aneou, a voa ardant ha conrajus. Evelse ive en devoe ar gonsolation da velet un devotion hac ur ferveur vras etonez ar gristenien a Ateen.

Ar pap Clemans oc'h anaout he santelez, hac ar gallout bras en devoa recevet digant Doue evit convertissa an infidelet, er c'hassas a Franç evit douguen di sclerijen ar feiz.

O veza arru e Paris, e prezegas gant quement a loquanç evel a nerz var an necessite da gridi en un Doue epquen, crouer an eê hac an douar, var an necessite da gridi e Jesus-Christ redamteur ar bed oll ; prouvi a reas quen sclær ar virionez, ar santelez hac an excellanç eus ar religion ghristen, ma teuas ur foul bras a dud da c'houlen ar vadiziant. Pap-unan ar c'housidere evel un den deut

eus an eê, hac ar miraclou bras a ree a grescas quement nombr ar gristenien, ma oue ret sevel meur a ilis.

Fescennus pehini a oa gouerneur e Franç didan an impalaër payen, a reas arreti ar sant-mâ pehini a dremene an oad a gant vloas, hac er c'hondaounas da veza dibennet. Soufr a reas ar verzerinti gant ur gouraij dreist he oad, var menez Montmartr, pehini a so var dre ul leo dious Paris. Raportet ê peusus, dre bermission Doue, goude beza bet dibennet, e tongas he benn etre he zaouarn betec ar plaç e pehini ema bremâ ar guær hanvet Sant-Denis, diou leo vian dious Paris. Ar miracl-se a achuas converston casi an oll bobl.

Savet a voe da guenta ur chapel vian gant coad en enor sant Denis var he ve. Var dro tri c'hant vloas goude-se, santes Genovefa pehini e devoa un devotion particulier evit ar sant-mâ, a reas sevel ur chapel vrassoc'h gant mein, ac ar roue Dagober, daou c'hant vloas varlerc'h, a reas sevel er memes plaç ur gouent hac un ilis caër-meurbet, e pehini e enterrer an oll rouane a Franç, ar rouaneset hac an oll brincet.

REFLEXION.

Trugarecaomp Doue da veza roet deomp sant Denis evit abostol. Enoromp ar sant-mâ da behini hon eus obligationon quer bras, pa en deus douguet sclerijen ar feiz er rouantelez-mâ dre he bredicationou hac he labourou apostoliq, hac he santifiet dre he bedennon ha dre he verzerinti. N'an em guntantomp quet epquen d'he enori, bevomp ouspen-se ervez an Aviel en deus prezeguet, reglomp hor buez var ar reglennon just eus an Aviel, ha non pas var ar lesennon faus eus ar bed.

---

*An decvet devez a viz Here.*

## SANT FRANCES BOBGIA.

FRANCES Borgia, duc eus a Gandii, a gunduas en he iaouanctis ur vuez devot meurbet. He dad o veza he gacet d'an oad a seitec vloas da balæs an impalaër Charl-Quint, e conservas éno he innoçanç en ur dostât alies ous ar as-

cramanchou. An impalaër ravisset o velet he vodesti ac he furnez, er greas viç-roue e Catalogn.

En em acquita e eure eus ar garg vras-se gant quement e fidelite, ma teuas souden da netaat ar c'hartier eus an dud fall e lequee an disurs ac an troubl er vro; lemel e reas ar goall gustamou, hac hep diminui netra eus a sourci an afferiou publiq, en em roe oll d'an euvrou e garantez; beza e voa tad ha protecteur ar beaurien, heve e ree en he dy evel ar relgius, pep mintin e tremene pedir heur amser eu oræsou; alies e ieune, hemdez e lavare ar rosera, ac e communie bep eûl. Ur vuez quer santel e reas ma voa hauvet exempl ha miracl er bruncet.

An impalaëres Isabel o veza maro e Tolleed, e voe choaset Frances Borgia evit cundui ar c'horf d'ar guær e Grenad evit beza anterret eno. Pa velas ar sant ar visaij defiguret eus ar brinces-se, pehini e oa bet quer caër en he buez, eu em santas touchet, ac o comparaji ar stad e pehini he guele gant an hini e pehini eu devoa he guelet quent, e quemeras ar resolution da veve ar rest eus he vuez hep ober istim ebet eus e guement tra e dremen gant an amser, ha d'en em attachi hac an em rei oll da Zoue epqueu.

Goude beza reglet he oll afferiou, en em rentas jesuist; ha biscoas ne voe guelet ur relijius fervantoc'h. Convertissa a eure dre he exempl ha dre he sermoniou leun a onction, un nombr hras a eneou e Spaign hac e Portugal; inspira e ree d'he enditoret un devotiou tener evit an Itron Varia, hac ho exhorti a ree ispicial da frecanti alies ar sacramanchou.

O veza bet choaset en despet d'he humilite evit general eus he urz, e cassas un nombr hras eus he relijiuset da zouguen aclerijen ar feiz bete ar broyon pella eus ar bed. Petra-bennac ma cundue ur vuez mortifiet, ho ma ree pinijennou dreist-ordinal, e alleur lavaret penaus he vertu principal e oue an humilite, en em zisprisout a ree he-unan hac he vrassa desir a oa da veza dispriset gant an oll. Ar pap e guemere he avis eu darn-vuia eus an afferiou bras an Ilis, he meur e velch e falvezas dezan he ober cardinal; mæs biscoas ne voe moyen da drec'hi he humilite.

Erfin oc'h en em gaont clàn e Rom, e recevas he sacramanchou gant ur ferveur ravissant, ha goude beza goulennet pardon diouz an assistantet eus ar goall exempl

en devoa roet dezo var he veo, e rentas he ene da Zoue gant ur peoc'h hac ur fizianç vras er bloas 1572, oajet a zaou vloas ha tri-ugnent.

REFLEXION.

Bisaij ar c'haëra princes eus ar bed, deut da veza defiguret hac horribl daou zevez goude he maro, a inspiras d'an duc a Gandii ar resolution da guitaat ar bed, evit labourat epquen en affer eus he silvidiguez. Ma tusquennemp a sperat ebars ar he, o consideri an termen hac ar fin eus ar guenet, e teufemp d'en em zizabusi ha d'en em degouti eus un dra quer frajil ha quen tromplus. Ur c'horf maro a so ur mellezour fidel. Ar mellezourou a here en em servijer ordinal, a represant deomp hon apparanç extarieur epquen, mæs ur c'horf maro a zisquez deomp petra oump en effet, ha petra vezimp un deiz. Peguer scler na veler quet ennan ar vamte eus a guement tra a so er bed! Ar sonj epquen eus ar maro, pebes nerz ha pebes vertu n'en deus-en quet evit discar an ourgouill eus hor c'halon, hac evit arreti ar fulor eus an oll inclinationou direglet!

---

*An unnecvet devez a viz Here.*

## SANT NICAS, PE SANT NIC,

### ESCOP HA MERZER.

QUEMERIT couraij, christenien, d'en em santifia, evit caout an eur-vad da velet un deiz en eê an dud apostoliq pere ho deus santifiet ar rouantelez a Franç dre ho buez santel ha dre ho fredicationou, sant Nicas a so unan anezo, ha memes eus ar re principala. Ar pap Clemans o veza clevet penaus sant Denis hac he zaou gompaignon a oa bet merzeriet e Paris, ha penans e voa c'hoas cals a bayanet e Franç, a reas he sonj da gaç di predicatoret fervant ha lenn a zêl, evit dere hel plac sant Denis, ha continui an ouvraij en devoa commancet mad ar merzer glorius-se; choas a eure evit un affer quer bras ha quen important sant Nicas, ac evit rei dezan mui a autorite, er sacras escop ac e roas dezau evit compaignon ur belec hanvet Quirin, gant un diacr hanvet Scunicul.

Dont a resont ho zri eus an Itali e Franç, en ur hrezeg ar feiz dre guement lec'h ma tremenent. Mæs e Normandi e chomsout an darn-vuia eus an amser, abalamour ma velent an ezom bras en devoa pobl ar c'hartier-se a instruction. Evel ma labourent gant cals a gouraj hac a fatig, ha ma voa ho sermoniou soutenet dre ar santelez eus ho buez, ha dre ho miraclou, e teusont gant ar sicour eus an aè da gouvertissa un nombr bras a eneou da Zoue. Beza e oua cousgoude hiniennou obstinet, pere, o preferi an devalijen maleurus e pehini e vevent, d'ar sclerijen eus ar feiz, a accusas sant Nicas hac he zaon compaignon dirac ar prefet Fescennius. Ar prefet-mà ne vancas quet da ober ho arreti, hac ho gourdrousas da ober dezo soufr tourmanchou cruel, mar manqsent da adori doueou ar rouantelez. Sant Nicas a respoutas : *Seul-vui e andurimp, seul precussoc'h e vezo hor c'hurunen; na birviquen ar spount rac an tourmanchou ne raï deomp renonç d'ar feiz.* An tyrant var ar respont-se a ordreuas ho c'harga a chadennou ac ho lacaat er prison; ha goude beza græt dezo anduri eno ar sec'het bac an naoun, e roas urz d'ho dihenna; pa oue discleriet dezo ho setanç, e teuzont ho zri gant ur gouraj vras ha gant joa da bresanti ho gonzoug d'ar boureo, ha da achui ho buez dre ur verzerinti glorius.

Conservi a rèr ho c'horfou ebara archedou precius en ilis Meulan tost da Baris.

REFLEXION.

An tri sant-mà ho deus græt cals a hent evit dont e Franç da labourat evit conversion an eneou. Labouret ho deus gant ur fatig vras, ha lepret en danjer eus ho buez. Admira a reomp couraj an dud apostoliq, mæs ha sonjet hon eus-ni da c'hounit un ene epquen da Zoue? Er c'hontrol hor consianç ha na rebech-hi quet martese deomp e vemp het caus da un ene bennac d'en em goll, dre hor goall exempl, pe en ur fæçon bennac-all? Pebes maleur ve hen-nes, sioaz!

Lequeomp evez na roemp goall squèr d'hon nessa, ha gontribuomp d'he silvidiguez da viana dre hon exempl vad, ma ne allomp quet contribui e fæçon-all.

*An daouseevet devez a viz Here.*

## SANT AMON.

AR sant-mâ, pehini a veve en amser sant Anton, a voe ganet eu ur vonrgaden tost da Alexandrii. Ne vaa c'hoas nemet ur c'hrouaduric pa gollas he dad hao he vam. Ur iontr dezan oc'h he velet abandonet, a guemeras sourci anezan, a reas he instrui, hac en dal'chas er scôl durant he iaouanctis. Pa er guelas deut da zaou vloas varnuguent, e sonjas d'en dimizi, ac e proposas dezan ar parti en devoa choaset evitâ, pehini a oa ur verc'h vertuzus. Amou d'ar guenta proposition a voe græt dezan, eu em gavas soueset meurhet, ha ne oue pe seurt respout ober; rac eus ur c'hostez en devoa c'hoant bras da chom hep dimizi, hac eus ur c'hostez-all en devoa aoun da zisplijout d'he iontr, da behini en devoa quement a obligation. Goude heza græt reflexiou, ha recommandet an affer da Zoue, e sonjas erfin penaus en ur zimisi e alse conservi he virjinite, hac en devoe ar fizianç e rose Doue dezan ar c'hraç da inspira d'an hini a dlie beza he fried, ar memes desir da viret ar chastete. Gant an esperanç-se e consantas dimisi.

En nozvez quenta eus he eured, o veza en em retiret eu he gampr gant he hried, e tiscleriâs dezi he santimant en ur lavaret e her gomsou: *Va c'hoar guer, considerit, me ho supli, eürusdet ar guerc'heset ac an eneou chast, hênvel int ous ælet ar barados; pebes curunen, pebes gloar, pebes torrant a zeliçou a so preparet evit-ho en ê!! N'ho pe-hu quet c'hoant da veza eus an nombr-se? Contantoc'h ac eürussoc'h en em gafac'h er bed-mâ memes, ha me am be un obligation vras deoc'h.* Neuse e presautas dezi ul levr e pehini en devoa scrivet an traon caera ho deus lavaret an tadou santel eus an ilis var an excellanç eus ar virjinite.

Er memes amser Doue, a hehini ar secrejou a so admirahl, a douchas calon ar verc'h uevez, pehini a gonsantas da viret ar chastete assambles gantan. Beva a resont gant ur garantez vras ha parfet etreso, hac an uôz an am reteurent pep hini en he gampr.

Gonde ma voant het evelse ouspeu uguent vloas, sant Amon en em retiras var un meuez en desert a Nitru, e pelec'h n'en devoa quen compagnunez nemet hini al loenet gouez, na quen autretien nemæt gant Doue. Ar brud eus he santelez a reas da gala a dud clàn dout d'he gaout evit receo soulajamant digantan. Ar sant a bareas meur a hini anezo, ne a zilivras en ur fæçon singulier ur c'hrouadur pehini a voa affljet gant un drouc estrainj. Tad ar c'hrouadur o veza he zigacet d'an den santel, er pedas d'he renta pare; respont a eure dezan: *N'am eus quet avoalc'h a c'hallout dirac Doue evit ober ar miracl-se; mæs grit-en hoc'h-unan; reparit an domaj hoc'h eus græt da un intaves paour; ar restitution-se o veza græt-mad a rento pare ho crouadur.* An den-se soueset meurbet o velet he grim disoloet, a restituas, ha quer buan he grouadur en em gavas pare dre bedennou en hermit santel.

Doue a reas ive ur miracl caër e faveur sant Amon heunan. O veza arruet un deiz ehars ur stær vras en devoa da dremen, evel na gavas bag ebet, e voa ambarrasset ha nec'het bras; rac quer chaste voa, ne felle quet dezan divisca he habit, gant aoun na velise he gorf noas. Doue evit recompansi ha sourci bras da gouservi ar hurete, a zigassas dezan un Æl, pehini en dougas en un instant en tu-all d'ar stær.

Erfin oajet a zaon vloas ha tri-ugueut e rentas gant peoc'h ha gant joa he ene pur da Zoue.

### REFLEXION.

Ar asut-må dre he gomson-mad a alias he bried da viret ar chastete, ha da chom bepret guerc'hes. Mæa n'edoc'h-hu quet het martese maleurus avoalc'h da rei dre ho comsou libertin occasion d'ar re-all da goll ar hurete?

*Eil reflexion.* Un Æl en dougas en tu-all da ur stær, abalamour ne grede quet he zremen gant aoun da vlessa ar vodesti. O peguer mad é caret ar chastete ha miret memes en he barticulier ar vodesti eus an daoulagat, evit conservi ar hurête a galon! Mar ranquer observi ar vodesti e particulier, e tleer gant mui a ræson he observi pa en em gaver dirac re-all.

*An trizecvet devez a viz Here.*

## SANT EDOUARD, ROUE EUS A VRO-SAUS.

AR sant-mâ, pini da ur roue santel ha merzer eus ar memes hano, a oue contraign d'an oad a zec vloas d'en em refujia e Normandi en ty ur iontr dezan, duc eus ar hrovinç-se, evit tec'hel arag furor an Nordidi pere a ree un distruj bras e Bro-Saus, hac a glasque caout buez ar prinç iaouanc-mâ.

Durant an amser ma chomas gant he iontr, an oll a admiras he zevotion, he zouçder hac he sourci d'en em gonservi pur ha chast. En effet, an distera coms dishonest a gleve, an distera tra a vele control d'ar hurete, a ree euz dezan, ac en oblije d'en em retira dious ar gompaignunez; tremen a ree hemdez un amser vras en ilis, ha bepret e cave berr an amser-se; un devez ma oue lavaret dezan e vize ur hresel rust, hac e vize scuilet cals a voad evit el lacat var an trôn, a respontas e voa guell gantan diouerı he rouantelez, eguet guelet he sujidi o soufr quement a boan evitâ.

An tyrant pehini en devoa usurpet ar rouantelez, o veza deut da vervel, Edooard en em gavas possesseur pæsibl hac a voe diguemeret gant he oll bobl gant ur rejouissanç vras ha general. Ar roue santel-mâ ne zaleas quet da lacât urz vad e pep tra, ha quement a ordrenas a oa quer just ha quen avantajus d'an oll, ma plije da bep-unan. Rei a ree audianç d'an oll, un diguemer-mad a ree d'ar re vian conis ha d'ar re vras; chelaou a ree ho c'haus, hac a regle ho afferiou gant ur vadelez hac un douçder ravissant.

He batiantet ne oa quet nebentoc'h admirabl, tra ebet na oa capabl d'en lacât da facha. Intandant an tensor royal o veza un deiz leset dre disonj an tensor digor, ur re bennac a laeras ur somm considerabl dindan a reseur ar roue da ober un enclasq eus ar c'hoopabl, mæs ar prinç bep en em facha ous an hini en devoa græt ar friponerez, nac ous he intendant pehini en devoa manquet da lacât evez, a respontas: *Non pas*, emezan, *rac apparanç so penaus an hini en deus quemeret an arc'hant-se*, *en deus*

*mui a ezom anezan evidon-me;* lavaret a eure epquen d'he intandant: *Evessait guell ur veich-all evit ne arruo quet quer facil ar seurt drouc.* Biscoas roue ne ona caret mui gant he sujidi, biscoas ive prinç ebet ne veritas guell evitan an hano a dad.

Ar prinç santel-mâ a viras epad he oll vuez ur burete anjeliq, ac a gonservas e creis he bales, hac er stad a briedelez, ar fleuren precius-se eus ar virjinite, pehini na eller da gonservi nemet dre gals a hoan er solitud memes. Ur galon quer pur e veritas receo digant Doue faveuriou special. En ur assista un devez en oferen en devoe an eur da velet sansiblamant Jesus-Christ en he furm humen en amser ar gorreon.

Beza en devoa ive un devotion particulier evit sant Ian evanjelist, pehini a zisclerias dezan an deiz eus he varo, pehini e erruas er bloas 1066.

REFLEXION.

Sant Edouard e oa quer mad, quen donç, quen debouner, na oa netra capabl d'en lacât da facha, peguen dishènvel n'edoump-ni quet outan! Ur c'holl dister græt deoc'h, ur goms indiscret memes pe lavaret hep sonj, e ra deoc'h alies en em dransporti gant coler. Ha ret è evit quen nebeut a dra troubli ar peoc'h eus ho cne, hac en em lesel da veza trec het gant ur hassion quer fulorus ha quen estrainj? Un den e coler a so hènvel ous un den pehini en deffe collet he squiant mad, ous un den frenesiet pe possedet gant an drouc speret. Guelit an actionou indeçant ha mezus a ra an dud dre ho c'holer, evit conceo mui a horreur eus ar viç-se.

Chasseït queuta ma allot ar vinim-se dious ho calon. Peguer bras hennac a ve ar gaou a ve græt ouzoc'h, e reot mui a zrouc deoc'h hoc'h-unan en ur viret ur gasseuni secret ona ho prenr, evit n'en deus græt deoc'h.

Evit en em gorrija eus ar vic-se, considerit penaus, mar en em lacaé an Autrou Doue e coler ouzoc'h, quellies gueich ma roit sujet dezan, e vec'h distrujet ha collet pell-emser so. Mæs c'hoas pe seurt profit a deuit-hu eus ho coler; ha repari e rit-hu, oc'h en em facha, an drouc a so bet græt deoc'h? Na zeut-hu quet memes dre eno d'en em renta criminel dirac Doue, insupportabl d'ar re a so gueneoc'h, ha fachus deoc'h hoc'h-unan?

*Ar pevarsecvet devez a viz Here.*

## SANT CALLIST, PAP HA MERZER.

SANT Callist, guinidic eus a Rom, a voa quer remerquabl dre he vertu, dre he squont bras ha dre he zèl ardant evit silvidiguez an eneon, ma oue choaset evit pep goude merzerinti sant Zefirin.

Evel ma veve ar gristenieu e peoc'h abaoue maro an impalaër Sever, ar pap sautel a brofitas eus ar c'halm-se evit pourvei d'an oll ezomou eus an ilis. Labourat a eure gant ur zèl infatigabl hac universel da gouvertissa an infidelet, ha da grisqui en devotion hac ar ferveur etoues ar ghristenieu fidel. Ober a resa reperi ha crisqui ar vered hanvet a c'houdevez *Bered Callist*, pehini a so ar brassa bered eus a Rom, hac e pehini e conter ez ê bet enterret pevarzec hac eiz ugueut mil merzer.

Ar pap-mâ a ordreuas iun an daousec dezou evit trugarecât an Autron Dour eus ar gracou hac eus an donæsouon a recevomp digantâ e pep sæson eus er bloas.

An Ilis ne joussas quet pell eus ar peoc'h, ar bayanet en em revoltas a-eneb ar ghristenien; ou dud barbar-se a dretas ar pap santel en ur fæçou indign ha cruel, ac en taulas erfin en ur punç, a pelec'h e varvas er bloas 224, goude beza gouvernet an Ilis epad pemp bloas, ur miz ha daouzec devez.

### REFLEXION.

Goude ma ho pe recevet ur presant, pe ur blijadur, pe ur servij benuac digant ur re, nebeuta tra a rit, eo trugarecât ho madoberour; ha mar ho pe disonjet d he ober, ho pe ur certen poan ha mez goude-se, digant Doue a recevit bemdez graçou ha douesonou, ha c houi hoc'h eus ar memes attantion ac ar memes sourci d he drugarecât? Mar displij an ingrateri d'en dud, ne zesplij quet nebeutoc'h da Zoue; an ingrateri hou rend indign eus he faveriou, ac a zeu da arreti ar sourcen eus he c'hraçou.

Beza ez eus tri seurt ingrateri. Ar c'heuta eo anconec'hât ar madoberiou recevet, da lavaret ê, aneouât ar mad e so bet græt deomp; an eil, renta an drone evit ar mad, an drede, en em servija eus ar madou recevet, evit offansi

en hini en deus bet ar vadelez d'ho rei. Pet deu so, siouas! ac en em servij eus ar madou, eoa an ners hac eus ar speret ho deus recevet digant Doue, evit he offansi! o cruela ingrateri!

---

*Ar pemzecvet devez a viz Here.*

## SANTES THERESA, GUERC'HES.

AR santes-mā e oa guinidic eus ar guær a Avila e Spaign. He zad hac he mam leun a vertu, a ree lenn bemdez buez ar sænt dirac tud ho zy; Theresa a guemere ur blijadur vras ho clevet al lectur-se, hac a dremenas he c'hentá inocanctis en un devotion hac ur ferveur dreist he oad. Mæs o veza collet he mam d'an oad a zaousec vloas, e commanças d'en em blijout o lenn levrion danjeeus, ha da henti ur plac'h pehini a oa carès dezi, hac a gare ar bed hac ar vanite. Theresa a gollas evelse ar speret a ferveur hac a zevotion, hac emedo en danjer d'en em goll, panevet ma teuas he zad, pehini a remercas ar chenjamant-se, d'he lacât e pansion en ur gouent.

Ne voe quet bet eiz devez er gouent, na zeuas da anaout he faut, hac an danjer da behini e voa en em exposet d'en em goll er bed; dre-se ive en em rentas leanes en ur gouent a urz Carmez, e pelec'h e praticas ar vertuzion excellanta. Quement a care an humiliation ac ar binijen, ma oa he flijadur ober al labouron poaniussa ha dispriseapla eus an ty, ha ma castie he c'horf dre ur iun casi countinuel, dre ar cilic ha dre instrumanchou bras a binijen.

Doue evit purifia mui-oc'h-mui he ene, e lesas epad trivec'h vloas en ur sec'hor vras, ne sante gout ebet, na consolation ebet en he oræson, nac en netra ens an oll mad a ree. Mæs dre he fidelite d'en em acquita eus he oll deverion, ha dre he fersevaranç e veritas erfin faveurion bras eus an eê, he oræson ne voe mui goude-se nemet ur ravissamant hac un extås, he speret a voe sclereet dre ur sclerijen surnaturel, hac he c'halon a voa consumet dre ar flammou pur eus ar garantez divin.

Doue o veza he inspiret da reformi he urz, e behini a voa ienect ar c'henta ferveur, e proposas he dessein d'he

confessour da behim e obeisse bepret evel da Zoue memes, e broposi a reas ive da sant Pêr Alcantara ha d'ar pap, pere oll he alias hac he c'hourajas da boursu un dessin quen avantajus evit gloar Doue ac an ilis.

Ne zaleas quet aneza goude-se da labourat evit un affer quen important: prena a reas un ty evit commanç ar reform Ne oufer quet expliqua an oppositionou a suscitas an drouc speret a-enep an euvr-mâ a Zoue; an noblanç hac ar bobl en em dichadennas a-enep ar santes, goapeet a voe, injuriet, calomniet, ne vize galvet nemet bigodes, folles, possedet. Theresa a anduras tout gant ur batiantet admirabl, ha dre he c'houraj c'hoas admiraploc'h, e tenas a-benn eus ar pes e devoa autreprenet. Antren a reas en he c'houent nevez gant pedir leanes vertuzus ha fervant, da bere e roas ar reglen a vnez a dleut observi. Evel ma cresque bemdez an nombr eus he leaneset, e devoe ar gonsolation da velet sevel epad he buez diou gouent ha tregont, e pere guerc'heset santel a gundue, hac a gundu c'hoas ur vuez mortifiet meurbet, hac a vev er c'hæriou brassa evel en un desert.

Goude ma he devoa reformet leaneset Carmes, he labouras c'hoas da lacât ar reform etoues ar relijiuset eus ar memes urz. Cavout a reas ar memes difficulteou, ha casi ar memes ampechamanchou da drec'hi, mæs dont a reas a-benn dre he fizianc bras e Doue.

He c harantez ardant evit Doue, ac an desir bras e doa da soufr evit he c'hloar, a ree dezi lavaret alies ar c'homsou-mâ: *Grit d'in, o va Doue, soufr pe vervel.*

Erfin oc'h en em santout clan, e c'houlennas he sacramanchou. Quentre ma velas ar sacramant adorabl en he c'hambr, e savas en he c'havazez, hac e lavaras gant ur visaj anflammet: *Deut, o va Salver, deut, o pried diuin eus va ene; digouet eo erfin an heur, mont a ran da sortial eus va exil.* Hac en ur sellet parfet ous ar gruciti a zalc'he en he dorn, e rentas he ene da Zoue, er bloas 1582, oajet a seiz vloas ha tri-ugueut.

*Maximou spirituel santes Theresa.*

1. Án donar pehini a chom hep beza labourat, a zeu da veza carguet a zrez ac a spern, evelse speret an den, mar chom hep beza occupet, a zeu da veza carguet a sonjesonou fall.

2. Pa en em gaver trist pe troublet, ne dleer quet quitaat an euvrou mad, nac an oræsou, nac ar binijen.

3. An nep a fell dezan commandi d'ar re all, a zle beza douç en ho andret, ba rust evitâ he-unan.

4. Pa vemp reprenet eus ur faut bennac, e tleomp recco quement-se gant un humilite interieur hac exterieur, ha pidi evit an nep en deus ar garantez-se evidomp.

5. Desirit guelet Doue, ho pezit aonn d'he goll, ac en em rejouissit dre an esperanç d'he bossedi un deiz en eê.

### REFLEXION.

Santes Theresa e deus græt en he buez quement a draou admirabl, ma'z ê impossibl ho merca oll en un abreje evel he-ma, mæs quement hon eus gallet raporti a so dign eus a admiration; pep-tra a so surnaturel, pep tra so parfet er santes vras-mâ. Couscoude nebeut a vancas na zeuas ar burzud-mâ a santelez da veza distrujet en he c'hommançamant. Theresa d'an oad a zaousec vloas a gommanças en em blijout o lenn levriou danjerus, ac al lectur-se a vougas casi he oll devotion; he innoçanç en em gavas ive en un danjer bras oc'h henti ur c'barêa dezi, pehini oa leun eus a speret ar bed. Ma vize deut ar poeson da e bounit ar galon iaouanc-mâ, petra vize deut Theresa, petra vize deut au eue bras-mâ, an ene santel-mâ? Peguen danjerus eo lenn levriou fall, peguen important ê d'an dud iaouanc ha d'an oll, ober ur choas mad eus ar gompaignunezou a hentout! Peguement a dud a so bremâ reprouvet, pere a vize bet sænt ha sænteset bras ma n'ho devize lennet nemet levriou devot, ha ma n'ho devize hentet nemet compaignunez vad!

---

*Ar c'huezecvet devez a viz Here.*

## SANT GALL, ABAD.

SANT Gall, guinidiẽ eus a Irland, goude beza bet an disquibl hac an imitateur eus a vertuziou sant Colomban, en em dennas en un desert e quartier ar Suisset. Peguer santel bennac ma voa bet he vuez a ziaguent, a labouras divar neuse d'he renta c'hoas santeloc'h, en ur bratica iunion ha mortificationou dreist-ordinal, hac un

dra estonn a voue guelet goude ha varo an instrumanchou eus he binijen.

Caer en devoa pellât diouz commerç an dud, ne allas quet chom pell amser en he solitud hep beza anaveset. An' due Cunzon, autrou eus ar vro-se, a ree quement a istim eus he vertu, ma teusa da recommandi d'he bedennou ur c'hrouadur en devoa, pehini a voa affljet bras hep gallout caout soulajamant ebet. An den sautel a recommandas da Zoue ar c'hrouadur-se, pehini eu em gavas libr ha dispos couls ha biscoas, an due dre anaoudeguez-vad a falveas dezan he lacât da escop er guær a Gonstanç, mæs ne voe moyen ebet da drec'hi he humilite.

Var ar brud eus he santelez a teusa cals a dud d'ha gavout evit beva didan he zirection Ar sant a reas neuse sevel un ilis ha lochouigou evit he disquiblien, da bere e roas reglen sant Colomban. Ec'hiz-se eo e commançças abaty Sant-Gall quer brudet, ehars pehini ez eus savet a c'houdevez ur guær gaer pehini a zoug ar memes hano.

Seul-vui ma tene an oad d'an abad santel-má, e oa sourcius da grisqui he bedennou ac he binijen. An infirmiteou pere a heul ar gosni, ne resont dezâ diminui netra eus ar rigor gant pehini e castie he gorf, nac eus he zêl ardant evit silvidiguez an eneou. Ur belec vertuzus hanvet Villimar o veza he bedet da zont da ober ur sermon da zez gouel he barres, non obstant he oad braa, en em rentas eno hac e prezegas gant ur gouraij admirabl *Tri devez* goude-se e clanvas, hac he varvas evel ma varv ar sænt, var-dro ar blas 646, oajet a ouapen pevar-uguent vloas, pere en devoa tremenet casi-oll er solitud.

REFLEXION.

Liquit evez na zeuac'h da ienast, pe da leutaat e servij Doue; seul-vui ma cresquit en oad, seul-vui ez oc'h oblijet d'he servija; rac mui a obligation hoc'h eus dezan evit ar graçou a recevit bemdez digantan.

Ouspen-se seul ma avancit en oad, seul-vui e tostect ous ar maro ac ous an eternite; ret eo eta labourat gant mui a ferveur. Piou a zie soujal en he gout nemet an hini a so var poent d'ha renta? En heur ar maro, e caremp beza gret cals a œuvrou-mad evit Doue; labouromp eta evitâ queit ha ma hon eus an amser. O va ene, na squir quet o veuli hac o servija da Zoue, pa na squiz quet

oc'h ober vad d'id, da garet a ra á bep eternite, deuz iva d'he garet epad da oll vuez ; ne dena momet ebet e pehini ne ra vad d'id, ro ive dezau e pep amser mercou eus da anaoudeguez vad.

---

*Ar seitecvet devez a viz Here.*

## SANTES HEDWIGE, INTAVES.

AR santes-má pehini a so bet en he lnez princes eus a rouantelez Poloign, hac a so bremá enoret evel patrones eus ar memes rouantelez, e devoa a vianic un devotion ac ur vertu dreist he oad. He c'herent e lequeas abred en ur gouent evit beza instruet, mæs al leaneset a remercas souden penaua ho devoa mui da admira enni evit n'ho devoa da zisqui dezi.

O veza e'hoas fors iaouanc e teuas dre obeissanç da zimizi d'an duc eus a Bologn. Quentre ma one eureujet, e studias da anaout humor ac inclination an duc, ac e voe hepret attantif da ober ar pes a blije dezan; en ur c'honnit dre ar voyen-se he galon, er gounezas da Zoue, hac er rentas unan eus ar vertuzussa princet eus an Allemaign.

Ar brinces santel a instruas hac a elevas quer mad he bugale, m'e devoe ar gonsolation d'ho gwelet o condui ur vuez devot hac exemplus. N'e devoa quet nebeutoc'h a attantion da regli he zy; an oll dud eus he fales, servijerien hac all, a bublie dre ho modesti ar vertu eus ar væstres a servijent.

N'e devoa nemet uguent vloas, hac he fried n'en devoa quet c'hoas tregont, pa resout ho daou ven a chastete, da lavaret eo, da veva er rest eus ho buez evel breur ha c'hoar. Ar santes n'e devoe goude-se quen désir nemet evit an eè, ha n'en em gonsideras mui nemet evel mam an intaveset, an orfelinet hac ar beaurien. Ober a reas sevel ur gouent vras tost d'ar goær a Brelan, e pehini e receve da leaneset ar merc'het paour pere ho devoa c'hoant d'en em gonsacri da Zoue; hac e roe peadra da ober ur fortun honest ba deread d'ar re pere goude heza chomet ur certen amser er gouent, n'en em santent quet galvet d'ar stat religius.

Gonde maro an duc, an intâves santel en em retiras er gouent e devoa græt sevel. Douguen a ree ur guiscamant

simpl evel hini al leaneset, ha petra-bennac n'en em angajas quet dre ven, e mire cousgoude an oll reglennou gant quement a ferveur ha nieun. En em izelaat a ree betc servija pep-unan, hac ober pep seurt labour dre an ty; ha pa en em offre al leaneset evit en ober en he flaç, en em oppose co ur lavaret : *C'hou a so priedou da Jesus-Christ, ha me n'edoun nemet unan eus he servijereset.* Ar santimanchou hras-se a humilite a ree dezi quemeret hepret an diveza plaç er c'hœur hac oua taul; ha cetu a-se an usaj seul a ree eus he zitr hac eus he guir a fondatores.

He c'harantez hac he anaoudeguez-vad evit Jesus crucifiet, a reaa dezi desiront gant ardeur ar sonffrançou hac er mortificationou, oher a ree stad abstinanç a guiq; dibri a ree d'ar sul, d'ar meurs ha d'ar iaou un tamik pesquet; d'ar lun ha d'ar sadorn e tremene gant grisiou lousou, d'ar merc'her ha d'ar guener, e iune divar bara ha dour.

Disquez a reas he resination parfet da volonte Doue, pa oue discleriet dezi maro an due a Silesii he map, pehini a oue laset gant an Tartaret en ur gombat, elec'h gouela, nac en em zeplori, e teuas da drugarecât Doue da veza digaeet dezi ar groas hac an affliction-se, hac e lavaras d'al leaneset pere a zisquee avoale'h dre ho daelou peguement e voant sanabl d'ar c'holl-se, penaus e oa ret receo gant summission an urz eus ar brovidanç, durant ar vuez hac er maro.

Erfin o veza coneset clàn, e c'houlennas he sacramanchou diveza en amser ne oa apparanç ebet e varfse, mæs anaout a rezeur souden penaus e voa-hi instruet eus he heur diveza; rac nebeut amser goude heza recevet he reizou, e rentas he ene d'he C'hrouer, er bloas 1243.

### REFLEXION.

En em abandonit antieramant d'ar gundu eus ar brovidanç; en em soumetit da guement a erru gueneoc'h dre he urz evel e deus græt santes Hedwige, hezit contant a guement a ordren Doue, cetu a-se ar secret da veva eùrus. Ho polontez a vezo hepret accomplisset, ma ne zesirit netra nemet ar pes a fell da Zoue. Mar seblante deoc'h rust pe fachus ar pez a erru gueneoc'h, beza ez eo avantajus evit hoc'h ene. Doue pehini a vel en amser da zont, a voar guell evidoc'h petra so necesser deoc'h. Alies e tesiret traou pere ho rente mechantoc'h; ret é refusi deoc'h an

c'hleze hac ar poeson pere a alfe rei deoc'h ar maro, evel ma ho refuser da ur c hrouadur. Un deiz e trugarecaot ar brovidanç admirahl da veza ho cunduet dre un hent pehini a sehlant deoc'h diæz ha rust abalamour na gomprenit quet bremà perac ho træt Done er feçon-se. Done a so ho tad, mæs un tad leun a garantez, ha pehini ne bermet netra ne vez avantajus evit ho silvidiguez mar gouzoc'h autren en dessein en deua varnoc'h, hac en soumeti d'ha gundu. O peguer consolant eo ar virionez-mà! Comprenit-hi en hoc'h afflictionou, hac e viot souden consolet.

---

*An trivec'hvet devez a viz Here.*

## SANT LUCAS, AVIELER.

SANT Lucas, guinidic eus ar guær a Antioch ha disquibl an abostol sant Paul, a accompaignas an abostol hras-se en he veajon hac en he labouron apostoliq. Beza an devoa ar gonsolation d'en em antreteni gant meur a hini eus an ebestel, ha da zisqui gant-ho ar circonstançou eus a vuez Jesus-Christ, eus he basson, eus he resurrection, eus he viraclon hac eus ha zoctrin divin, hac e scrivas an Aviel dre inspiration ar Speret Santel, trivec'h vloas goude maro hor Salver.

Sant Paul a zisquez, e meur a blaç en he liserou, an istim a rec eus ar sant-mà, en ur verca penaus e rec enor d'an Aviel, non pas epquen dre ar santelez eus he vuez, mæs c'hoaz dre he gouraj hac ha zêl ardant evit silvidiguez an eneon Sant Paul o veza bet arretet gant an tribun Lysias ha dalc'het epad daou vloas er prison er guær a Cesaree, sant Lucas n'en abandonas quet queit a ma chomas eno, hac e partajas gant-an he oll boanion hac an diæzamant eus he hrison.

Tregont vloas goude maro hor Salver, ar sant-mà, a scrivas ive acton an ebestel, da lavaret è an histor eus an actionou principal ho deus græt, hac eus an traon admirabl ha burzudus a so bet c'hoarveet e commançamant an Ilis, ebars el levr-se e tisquez deomp an accomplissamant eus a venr a dra en devoa profetiset Jesus-Christ epad he vuez mortel, er memes levr sacr, e velomp ar squêr hac

an exempl eus ar berfection christen e buez ar ghristenien guenta, ennan e admiromp an operatiou, ar vertu miraculus eus ar Speret Santel er gouversion eus an infidelet, hac erfin ar burzud eus ar burzudou, pehini eo ar fondation eus an Ilis. Sant Lucas, eme sant Chrysostom, *en deus roet d'al levr-mâ an titr eus a actou an Ebestel, evit ma teuimp da gonsideri ennan quent an actionou santel hac ar vertuziou ho deus pratiquet, eguet ar miraclou ho deus gret.*

Goude merzerinti an abostol sant Paul, sant Lucas a brezegas ar feiz eu Itali, e Dalmatii hac e Macedoan, e pelec'h e reas ur frouez admirabl. Erfin ar sant-mâ da e bloar pehini a ellomp lavaret, penaus ez eus nebeut a sænt a guement ho deffe anduret quement eveldau evit Jesus-Christ; ar sant-mâ eus a behini ar vuez a so bet ur verzerinti glorius, a achuas he labourou apostoliq en Achaï, e pelec'h e varvas d'an oad a bevar bloas ha pevar-uguent.

Etoues an imajou, pe portrezou ar Verc'hes Vari, pere a assurer beza bet peintet gant sant Lucas, ar principala eo an hini a veler e Roes, ebars ilis santes Mari Majeur, er chapel en deus ar pap Paul pempet eus an hano gret orni gant quement a manifiçanç.

MAXIMOU SPIRITUEL

*Tennet eus an Aviel sant Lucas.*

1. Grit d'ar re-all ar pez a garrac'h a ve græt deoc'h hoc'h-unan. Bezit misericordius, evel ma'z ê misericordius ho Tad celestiel.
2. Grit vad d'ar re a ra drouc deoc'h ha pedit evit ar re a zeu d'ho calomnia, pe da zrouc-comps ac'hanoc'h.
3. Na varnit quet ar re-all, ha ne viot quet barnet. Na gondaounit quet, ha ne viot quet condaounet
4. Ne deus netra cuzet, a guement na vezo disoloet.
5. Petra servij d'an den gounit ar bed oll, mar den da goll he ene?
6. Map Doue ne d'ê quet deut evit coll an eneou, mæs evit ho sauvetei.
7 Goulennit hac a recefot, clasquit hac e quefot, scoit var an nor, hac e vezo digoret deoc'h.
8. Eürus ar re a zeu da glevout comsou Doue, ha d'ho fratica.

REFLEXION.

Sant Lucas eo deus scrivet an Aviel, pehini a gompren buez Jesus-Christ, scrivet en deus actou an ebestel, e pelec'h eo comprenet ho buez. Un occupation santel eo scriva ha lenn buez ar sent, mæs ar principal eo ho imita.

---

*An naontecvet devez a viz Here.*

## SANT PER ALCANTARA.

Ar sant-mâ guinidic eus a Spaign, o veza c'hoas crouadur, n'en em blije nemet oc'h ober oræson en ilis pe en he gampr. Goude beza græt he studi, en em rentas religius ena a urz sant Frances. Divar neuse e praticas mortificationou estonn; hemdez he iane, hac alies divar bara ha dour; douguen a ree noz-deiz ur ciliç houarn ha garo meurbet; nebeut a amser a roe d'ar e housquet, he henn harpet ous ar voguer epquen, hac e tremene ar rest eus an nôz en oræson pe er goutemplation, epad pehini a vije alies ravisset hac extasiet Andnri a ree gant joa an incommoditeou eus an amser, ar iemjen, ar vroes, an avel, ha bepret e lese pronest he gampr digor epad ar rusta amser. Querset a ree atad diarc'hen, hac e talc he hepret he benn disolo, dre respet, emezan, evit ar presanç a Zoue, pehini a so e pep lec'h. He hanijennou extraordinal er rentas quen castiz n'en devoa mui casi nemet ar c'hroc'hen hac an esquern, guir é penaus an douçder spirituel pehini a scuille Doue an ha ene, a gresque cals he gouraj.

He oll austeriteon ne virent quet na hrezegue gant quement a onction, ha gant quement a nerz, ma teue da douich ha da gonvertissa ar brassa pec'herien. Cals a dud, ha memes tud chentil vras, gonde beza clevet he sermomou, a renonce d'ar bed ha d'ho madoevit en em gonsacri da servij Doue er c'houenchon.

Done o veza inspiret dezan reformi he urz, ne zaleas quet da antrepren an ouvraj bras-se. Gouzout a ree ervad ez ê diæsoc'h reformi un urz religius, evit ne d'eo he fonta; mæs he fiziauç e Doue a reas dezan tremen dreist an oll ampechamanchou Sevel a eure ar c'henta couent eus ar reform, var menez Arabida e Portugal, er solitud-se e con-

duas ur vuez fervant he penitant meurbet gant hiniennou eus ar vertuzussa religiuset pere ho devoa he healiet, he beza en devoe ar gonsolation da velet e c'huec'h vloas sevel nao gouent eus ar reform.

Santes Theresa, pehini e veve en amser-se, a guemere alies eusul digantà. Sant Frances Borgia en devoe evità ur respet ac un istim particulier. Erfin e clanvas ar servijer bras-mà de Zoue, pehini abaoue pell-amser ne veve nemet dre viracl; gonde m'en devoa recevet ar sacramanchou diveza, en Itron Varia e apparissas dezan hac en assuras eus he eûrusdet eternel: neuse e prononças ar c'homsou-mà eus ar salm *Lætatus sum; Carguet oun bet a joa, en eur disqui ez aïn d'an demeuranç eûrus a Zoue*, hac e rentas gant ur fizianç vras he ene d'he Groner, er bloas 1562, oajet a dri bloas ha tri-uguent.

Er momet ma varvas, e apparissas e ereis ur scherijen gaër da santes Theresa, ac e lavaras dezi: *O pinijen eûrus, pehini e deus meritet d'in ur gloar quer bras!*

Santes Theresa pehini e deus scrivet he-unan buez ar sant-mà, e rapport ar vision-se.

REFLEXION.

An deu santel-mà a andure gant joa ar rigor eus an amser, er vroes hac an anoued. C'hoã, pec'her, pehini hoc'h eus meritet martese meur a veich an ifern dre ho crimou, penaus e credit-hu en em glem eus an nebeut riou pe anoued er goan, hac eus ar vroes en han?

Pa na illit quet evita an amser rust, grit eus a necessite vertu, recevit an incommodite-se, ar boan-se e satisfaction evit ar pec'hejou hoc'h eus commetet. Mar souffrit a galon vad, ha mar ofrit ar boan-se da Zoue, e servijo deoc'h evit ho pinijen er bed-mà, e servijo da verraat ha pinijen er purcator ha da grisqui ho eurunen en eê.

---

*An uguentvet devez a viz Here.*

SANTES FEIZ HA SANT CAPREZ,

MERZERIEN.

Santes Feiz, guinidic eus ar guer a Ajen, a gleve coms

aües eus an tourmanchou a invante bepret an tyrantet evit distruja ar ghristenien en amser-se a bersecution ; ha cleont a ree gant joa ar victoriou glorius a c'honnee bemdez un nombr bras a verzerien a bep oad, a bep sex hac a bep condition en oll gartierion eus ar bed : petra-bennac ma voa iaouanc flamm, a santas en he c'halon un desir bras da rei goad ac he buez evit Jesus-Christ, ne zaleas quet da velet he desir accomplisset.

Ar prefet Dacien o veza deut da Ajen evit perseenti ar gristenien, an darn-vuia anezo en em dennas er c'havernou hac er c'hoajon divar dro. Santes Feiz a chomas en he zy, disposet da brofita eus an occasion-se evit rei da Jesus-Christ ur merq eus he c'harantez hag eus he fidelite.

Querquent ha ma clevas e voa roet urz d'he arreti, e pedas an Autrou Done gant ur ferveur vras d'he c'hreaat ha da inspira dezi ar pez e devize da reapont, ha leun a fiziang ennan ez eas he-unan d'en em bresanti dirac ar prefet. Evel ma ordrenas dezi adori an doueou, e respontas : *Ne deus nemet un Doue, ha dezan eo am eus ofret ha sacrifiet va c'halon, va c'horf ha va buez ; nac ar c'hleze, nac an tân na oufent quet trec'hi va c'houraj ; ar vourrevien a squizo quent oc'h va zourmanti, evit na squizin o soufr evit an hini en deus roet he vuez evidon. Douguen a ran an hano a Feiz, ober a rin triomfa ar feiz bete e creis ar flammou ; ne zesiran nemet ar momet eürus da rei da Zoue ar merq-se eus va fidelite, seul-guent, seul-vell.* An tyrant o veza he c'hondaounet da veza devet, e tisquezas ur gonraj dreist-ordinal, en ur gleont he setanç hac en ur soufr he zourmant.

Sant Caprez pehini a voa en em guzet en ur c'havern, a glevas gant pebes couraij e oa en em bresantet santes Feiz dirac an tyrant, ha penaus e devoa græt triomfa ar feiz ebars ar c'hruela tourmant ; neuse en ur rebech deza heunan da vezabet nebeutoc'h courajus eguet ur plac'h iaouanc, e lavaras : *Ha ne servijan-me quet ar memes Doue? Doue en deus-hi fortifiet ha creaet dre he c'hraç ; ne allan-me quet gant ar memes graç esperout ar memes victor hac ar memes recompanç ?* Ha goude beza en em recommandet da Zoue, ez eas da gaout ar prefet, da behini e tiselerias e voa e hristen. Ar prefet o velet panaus ar gristenien, elec'h beza spountet dre an tourmanchou, a zeue da veza courajussoc'h a-se, a reas urz da dourmanti ar sant-mân var ar chevalet ; preseg a reas ac'hano gant quement a nerz ma con-

vertissas an darn-vuia eus an assistantet Quement-se o veza bet raportet d'an tyrant, e roas urz d'he zibenna. He varo precius a erruas var dro er bloas 290.

REFLEXION.

Santes Feiz o eleont en he iaouanetis parlant eus a gouraj hac eus a victorion ar verzerien, a santas un desir vras da soufr ar verzerinti evit gloar Doue. Ma ne ve comset en tieguesou nemet eus a vertuzion ar sent, pa a draon santel, ne ve quet quer rar an devotion etouez ar gristenien, hac e ve devotoc'h ar vugale; mæs pa ne barlanter nemet a deaou væn ha monden, eus a zivertissamanchou ae eus a draou inutil; ha ret è beza soueset mar gueler quen nebeut a zevotion en ho zoues.

---

*An unan-varn-uguent eus a viz Here.*

## S. URSULA, GUERC'HES HA MERZEREZ.

AR santes-mâ a voa merc'h da ur roue eus a Vro-Saus, e pelec'h e fleurisse en amser-se ar religion gristen. Evel m'e devoa un inclination eüras evit ar vertu, e profitas meurbet eus an instruction a voe roet dezi, hac e teuas souden da veza unan eus ar brinceset parfeta eus he amser. He c harantez ardant evit Jesus-Christ, hac he devotion tener evit an Itron Varia, a reas ive dezi quemer ar resolution da chom bepret guerc'hes.

An duc eus a Vreiz, oc'h anaout he c'haliteon caër hac he vertu, a zeputas un officer enorabl evit mont d'he goulen evit pried digant ar roue he zad. An duc a gargas ive he officer da zigaç eus a Vro-Saus muia ma alsa caout ar verc'het, evit ho dimisi da un nombr bras eus a dad iaouanc pere a voa deut deja ena ar c'harter-se e Breiz. Ar roue-se pehini a anavez a bell-amser ar mirit eus an duc, a hrometas rei dezan ho verc'h. Caër e devoa Ursula representi d he zad an desir e devoa da veva bepret guerc'hes, nac he c'homsou, nac he daëlon na elsont gounit netra. Ar santes leun a fizianç e madelez Jesus-Christ a ieas neuse d'en em strinca dirac he imaj, en ur lavaret gant ur ferveur vras: *C'houi eo an objet uniq eus va oll desirou, o va Salver! Conservit d'in an tensor precius eus ar burete; c'houi a zispos eus a*

*guement a erru er bed, c'hoas a ell renta inutil an oll desennou eus an dud; plijet gueneoc'h guemeret ar sourci eus an humpla eus ho servijereset, ha disposit eus a bep tra hervez ho polonte santel evit ho cloar hac evit va silvidiguez.*

Ar roue a eure na mui na-mæs prepari tout evit ober partial he verc'h, hac e voe assamblet eus a bep lec'h un nombr bras a verc'het; casset e oueut oll d'ar guer a Londres evit deport an avel hac an amser favorabl da ambarqui. Ursula en em antretene alies gant ar merc'het-se var ar brillant faus ha var ar frajilite eus a bijaduresou ha madou ar bed; coms a ree out-ho gant un douçder hac ur vodesti quer ravissant, ma teuas souden da c'hounit ho c'halonou, ha da inspira dezo ur garantez ardant evit Doue; ha hiscoas ne oe guelet merc'het devotoc'h na parfetoc'h.

Ambarqui a resoat oll erfin dre un amser gaër, mæs Ursula ne gollas quet an esperanç da receo digant Doue ar c'hraç e devoa goulennet digantan; hac en effet dre ur hrovidanç special e teuas un avel hac un tourmant bras pehini a hellaas al listri dious Breiz, hac ho foulsas etresec ar c'hanton a Gueldrea: erruout a resont etoues ur bobl payan ha barbar, pehini a voa en amser-se a hresel ous Breiz. Ursula a adoras ar hrovidanç a Zoue, hac en ur anaout en devoa selaouet he fedeu, ha penaus a felle dezan accordi dezi ar guruuen a verzeres assambles gant an hini a verc'hes, e comsas gant ur visaj anflammet ons ar merc'het a edo eu he c'hompaignunez; ober a reas dirazo ar meuleudi eus ar virjinite hac eus ar chastete, evit pehini e tlient beza prest da rei ho madou ac ho buez: ho exhorti a reas gant quement a nerz da seuilla ho goad evit ar feiz, ma teusont oll d'en em gonsoli ha da zesirout memes ar verzerinti.

Ar barbaret o veza anaveet a voa Ursula ac an oll merc'het-se destinet evit mont da Vreiz, a hro ho ennemiet, a gommanças d'ho insulti, ac a fallas dezo ober da lod aneze coll ho enor; mæs an oll merc'het asutel-mâ a resistas gant quement a gouraij, ma teuas ar barbaret-se dre ho furor d'ho zreuzi oll gant ho c'hlezeier. Soufr a resont ar verzerinti ar bloas 383.

Institaet a so het a c'houdeves ur gongregation leaneset didan an hano ha protection santes Ursula, pere a hanver Ursulineset. Ne oufer quet lavaret peguen avantajus eo an urz-mâ, non pas epquen dre an exemplou bras a zevotion ac eus a bep-seurt vertuziou a ro al leaneset santel-se, mæs

c hoas die an descadurez christen a roont d ar merc hedigou, pere a instruont gant quement a garantez bac a frouez.

REFLEXION.

Santes Ursula a gourajas un nombr hras a vere'het iaouane da vervel quent eguet coll ar burete, mervel a resont oll, mæs mervel a resont chast bac innoçant. Descomp dre guement-se an istim a dleomp ober eus ar burete.

---

*An eil varn-uguent a viz Here.*

## SANT HILARION, ABAD.

SANT Hilarion, guinidic eus ar Palestiin, en devoa en he iaouanctis ur vodesti admirabl, un devotion tener bac ur furnez dreist he oad. O veza clevet coms eus ar vuez celestiel a gundue sant Anton en Egypt, ez eas d'hè gavout evit disqui gantan squiant ar sent. Goude ar maro eus he guerent o veza distroet d'he vro, e roas darn eus he vadou d'he vreudeur, bac evel ne felle dezan caout nemet Doue evit he bartaŋ, e roas al loden-all d'ar beaurien.

N'en devoa nemet pemsec vloas pa en em dennas en un desert bras, e pelec'h e commanças ar vuez parfet pebini en deua continuet bete ar maro, gant ur ferveur pebini na zenas biscoas da ienaat. Evit he zemeuranç e asvas ul lojic enq ha stris; ha vele a voa un tapis hroen var an douar; ha vevanç un tamic hara gros gant un nehent figuez pe grisiou lousou, hac e castie gorf dre binijennon estranŋ.

Mæs ne d'è quet a-se ar rusta tra a soufras Hilarion, heza en devoe combajou rust da souten epad ouspen triuguent vloas a-enep an drouc-speret, pebini a impljas he oll valiç evit he goll, pe da viana evit he droubli dre tentationon bac imaginationon impur. Pa vije creoc'h an dentation, n'en devoa quet recours epquen d'an oræson, ajouti a ree e'hoas pinijennon rustoc'h d he vortificationon ordinal; tregaci a ree he gorf dre ul labour fatigus, hep dibri nac efa epad un deiz, hac a lavare d'he gorf: *Loen maleurus, me viro ousoud n'en em revolti: me raï d'id soufr an naoun ac ar sec'het; me rai d'id labourat dre ar vroes ha dre ar scorn, evit ma clasqui quent da zibri ha da guemeret da repos eguet da bijadur.*

Daou vloas vern-ugueut a voa ma combate evelse Hilarion nôz ha deiz en he zesert, pa hijas gant Doue disculia d'ar bed he santelez. Ur vreg desolet bras o caout tri c'hrouadur elan ha prest da vervel, a zeuas d'he bidi da zont d'ho guelet; ar sant leun a garautez eu em rentas en ho zy, hac a reutas dezo ar iec'het.

Ar brud eus he viraclou a zigassas dezan un nombr quer bras a zisquibien, ma voe ret sevel meur a goueot evit ho loja oll, ha beza en devoa didan he zirection ouspeo tri mil, quer religiuset, queu hermitat.

Ar sant o remercout an istim vras a reed enezan er c'hartier-se, a guitaas ac'hano gant daou religius evit mont da glasq ur plaç e pehini e vize dianaveet gant ar bed, mont e reas eus a zesert da zesert, ur bloas en ur plaç, ha daou en un all; mæs caër en devoa chanj cartier, he santelez ac he viraclou eu disculia a pep lec'h.

Ar sant bras-mà, o veza prest da vervel, a santas en he eue aou ha spount rac ar maro ha rac jajamant an Autrou Doue; neuse eu ur lacât he oll fiziançe Doue, e lavaras: *Sorti, va ene, sorti: perac eus-te aoun? Tost da zec vloas ha tri-uguent ma servijes da Zoue, hac e toujes ar maro?* En ur achui ar c'homsou-mà, e rentas he speret eûrus d'he Grouer, er bloas 371, oajet etro pevar-uguent vloas.

REFLEXION.

Sant Hilarion, goude beza tremenet ouspen tri-uguent vloas en desert a servij Doue, hac en exerciç continuel eus ar rusta pinijen, goude beza trec'het an droue speret a quellies a gombat, goude beza græt quement a viraclou, a zeu da zouja ar maro, ha da grena dre ar spout rac ar jujamanchon terribl a Zoue. Petra vezo eta eus ur pec'her paour eveldou, sioas! er momet terribl-se? Ha me a allo da viana lavaret: *Sorti, va ene; abaoue an amser-man-amser, abaoue uguent vloas, abaoue dec vloas, abaoue da gonversion, ec'h eus renoncet d'ar bed ha d'he blijadurezou maleürus, ac e cundues ur buez penitant.* Eûrus an hini a ell caoet an desteni-se eus he gousianç, hac ar fiziançe donc-se en beur ar maro!

*An trede-varn-uguent a viz Here.*

## SANT SEVERIN, ESCOP.

SANT Severin, gunidie eus a Vourdel, en devoe en he iaouanctis an avantaj da anaout sant Martin, escop Tour, ha da gontracti gantan un amitie particulier; ar familiarite-se pehini en devoa gant un den quer santel, ne gontribuas quet nebeut d'en excita da avanç mui-oc'h-mui bemdez en hent eus ar berfection.

Ar guær a Goloign a voa en amser-se infectet gant an heretiquet, hac e devoa ezom eus ur pastor habil ha vertuzus, evit purja ar chartier dionz ar seurt tud-se; sant Severin a voe choaset evel ar c'hapapla d'he ober, hac e oue sacret escop. Ar pastor santel a labouras gant zêl ha gant fervenr da instrui he bobl; tree'hi a reas an heretiquet quen dre he zoctrin, quen dre he exempl, dont a eure a benn da zisc'hrizienna an heresi ha creât a reas an dud fidel er feiz.

Petra-bennac, ma voa pinvidic, ha ma jonisse eus a vadou bras', he galon a oa cousgoude qnen distag diouz pep-tra, ma er proposas Doue memes evel un exempl parfet da un hermit santel, pehini a veve en ur haourentez quer bras, n'en devoa casi netra nemet ur pod dour evit pehini cousgoude en devoa nn nebeut re a attach. An hermit-se o veza oc'h ober oræson, Doue a roas dezan da anaout penaus gonde he varo, e vize quen huel er gloar evel ma vize Severin escop Coloign. Qnement-se a roas dezan ur guriosite santel d'he velet ha da ouzout en pe fæçon e veve. Mont a eure eta en intantion-se da Goloign, antren a reas e pales an escop, pa velas un ty goarnisset ha menblet caer, pa velas al leïn a breparet evit sant Severin, ha cals a dud oc'h he servija, e chomas soueset, hac o sonjal er pes en devoa desquet en he vision, e lavaras ennan he-unan: hac he-mâ eo Severin ous pehini e tlean beza henvel ebars er gloar? Ha cetu en qner pinvidic ha me quer paour. Neuse e clevas ur vouez: *N'en em estonit quet, Severin en deus nebeutoc'h a attaich evit ar madou en deus, evit n'hoc'h eus evit ho pot pri; ha dre-se en devezo quement a c'hloar eveldoc'h en el.* Goude m'en devoa clevet ar c'homson-se, a

chomas contant ; disqui a reas penaus ar baourentez quer recommandet en Aviel, ne gonsist quet o veza dibonrvez eus ar vadou ar bed, mæs o caont ar galon diangaij diont-ho.

Sant Severin gonde beza labouret gant ur zêl apostolìq betec ar maro evit gloar Doue ha silvidiguez an eneon, a icas da receo he recompanç en eê, er bloas 360.

REFLEXION.

Ne dequetataô ar re beoura, ho deus nebeutoc'h a attaich, nebeutoc'h a inclination, pe affection evit ar pinvidiguesou hac evit madou ar bed. Ar guir baourentez, da lavaret eo, ar baourentez pehini a so quen agreabl da Zoue, ma an deus prometet deza rouantelez an eê, ne gonsist quet o caout nebeut a vadou, mæs o caout ar galon distag diout-ho, hao o veva hep desiront netra. Sant Severin a oa paourroc'h en creis he bales pinvidic, ne oa an hermitse en he dy bian ha paour.

---

*Ar pevare varn-uguent a viz Here.*

## SANT MAGLOAR ESCOP.

AR sant-mâ a voa guinidic a Vro-Saus. He gnerent ô tearout rei dezan un descadurez santel, er c hassas da gouent Landeltut, a pelec'h sant Samson, he guenderv, a gundue ur vuez devot hac exemplus bras. Magloar en ur seôl quer mad a brofitas meurbet, hac o veza en em rentet lvez religius, e cunduas ur vuez quan humbl, quér fervant ha quer parfet, ma ree ar sujet eus a admiration he oll vrendeur.

Sant Samson o veza bet sacret escop ha graet missionner apostolìq evit dont da hreseg en Aviel e Franç, e chéasas evit he c'hompaignon sant Magloar, eus a behini e anavee ar mirit hac ar vertu. O veza arruet ho daou e Breiz e pelec'h a veve ar bobl en un ignoranç vras, en em lequesont da hreseg gant quement a ners, ha gant ur zêl quen ardant, ma ho devoe ar gonsolation da velet ar vro oll instruet ha convertisset. Neuse e resont savel ur gouent vras e Dôl, pehini a fournissas un nombr bras a vissionnerien santel evit antretem ha conservi an devotion hac ar ferveur etones ar Vretonet.

Goude maro sant Samson, e voe lequeet Magloar, da

escop en he blaç, bac e voe carguet eus ar missionon a Vreiz. Petra-bennac ma oa dija deut var an oad, ha ma voa uset dre he labourou apostoliq ha dre ar fatig en devoa bet er missionou, e pere en devoa labouret epad ouspen daou-nguent vloas, ne zmunnsa cousconde netra eus he vortificationou; bepret e tougue ar cilç, ha ne ree nemet ur repas hemdez en ur labourat bepret gant ur gonraj admirabl evit silvidiguez an eneon.

Sant Magloar, goude beza roet erfin da sant Budoc ar garg eus ar missionou hac eus ar goaent en devoa savet a Dôl, en em retiras en enesen Gerze, pehini a so etre Breiz ha Bro-Saus. Eno e vevas c'hoas tost da seiz vloas en un union continnel gant Doue, mæs ar repos a sonje dezan caout en he solitud, ne badas quet pell: troublet e oue souden dre ur foul a bobl a zeue di d he gaout, darn evit goulen cusul digantan, ha darn evit he hidi d'ho c'hemeret didan he zrection, en hevelep fæçon ma en em gavas oblijet da institui eno ur gommunaute a *religiuset*, gant pere a vevas evel un æl var an douar, ha goude beza disqueset dezo ar guir hent eus ar berfection, ez eas da jouissa ur vuez eûrussoc'h en eé, er bloas 575, etro an oad a bevar-uguent vloas.

He relegou a voe transportet da Baris, e pelec'h ho c'honserver ar seminær Sant-Magloar.

REFLEXION.

Ar sant-mâ ne ree nemet ur pred boed hemdez, petrabennac m'en devoa bepret cals a labour ha cals a fatig; quement-se n'en deus qnet miret n'en deus bevet bete sa oad a bevar-uguent vloas. An temperanç pe ar voderation en dibri bac en eva, ouspen an avantajou spirituel a brocur deomp, a servij cals da gonservi ar iec'het. Ar gourmandis er c'hontroll, ouspen ma rend ar speret lourd ha pouner, ma toug d'an impurete, ha *ma* rend an den incapabl da bignat varzu Doue dre an oræson, a so c'hoas controll d'ar iec'het, hac a verra ar vuez. Ar glontoni, eme sant Augustin, e deus laset mui a dud, evit n'en deus laset ar c'hleze.

*Ar*

*Ar pempet varn-uguent a viz Here.*

## SANT CREPIN HA SANT CREPINIEN,

### MERZERIEN.

An daou impalaër Diocletien ha Maximien a hersecutas an Ilis gant quement a grueldet, ma veled goad ar gristenien o redec partout, e pemzec dez-amser ouspen daou-uguent mil a anduras ar verzerinti er guær a Rom, ha contet e voe en Egypt ouspen eiz caut mil merzeriet pe exilet. Durant ar hersecution horribl-se, cals a dud vad ha santel o c'honsout penaus e oa deut Maximien e Franç en intantion da zistruja an oll gristenien, a sortias eus a Rom, evit dont da sicour ho breudeur er plaçou ma oa muia allumet an tân eus ar bersecution; eus an nombr-se e voe sant Crepin ha sant Crepinien, pere a voa daou vreur ha daou gristen fervant meurbet.

O veza dent e Franç gant cals a boan hac a fatig, en em arretsont er guær a Soasson, e pelec'h e quemersont ar vecher a guereourien, ha Doue a vennigas ho labour en ur fæçon ma ho devoa diouz ho mecher peadra d'en em antretenn ho-unan, ha c'hoas da sicour cals a beaurien. Goude beza labouret epad an deiz, e tremenent darn eus an nôz en oræson, ha pep-hini a admire ho modesti, ho honestis hac ho lealdet.

Preseg a reent quer mad ha quen a propos eus a guirioneou bras hon religion, ma teusont da gonvertissa cals a bayanet a edo c'hoas euo, en ur ober ho labour na ehanent oc'h instrui anezo; bemdez e cresque an nombr eus ho disquibien, ha queit a ma ree an daou impalaer ho oll effort evit distruja an hano a gristen, e cresque er guær a Soasson an nombr eus ar gristenien dre ar sourci hac ar zêl eus an daou guere santel.

Maximien o veza clevet comps anezo, a roas urz d'ho arreti ha d'ho digaç dirazan; pa voent cacet en he bresanç, e lavaras: *Na ouzoc'h-hu quet va ordrenançou? N'ouzoc'h-hu quet an urz am eus roet da bunissa ar re a vanco da adori doueou ar rouantelez?* An daou bersonaj santel, goude beza represantet dezâ penaus ne allent adori nemet un

Doue, a gommancas da explica dezâ poent-se ens ar feiz, mæs ne fallas quet dezâ ho chelaou pelloc'h, ac e ordrenas ho c'haç d'ar prefet Rictiovar evit ober dezo ho froces.

Ar prefat-se pehini a oa un den cruel, a c'houlennas digant-ho hepquen ha persista e reent da zisprisont doueou an impalaer : an daou sant o veza roet ur respont da behini ne oa netra da replica, an tirant-se a reas planta menaouedou didan ivinou ho daouarn, ha goude meur a dourmant-all, e pere e recevsont un assistanç special eus an eê, e ouent erfin dibennet ho daou.

### REFLEXION.

An daou guere santel-mâ a laboure mui evit ar beaurien eguet evit ho ho-unan; evit Doue e labourent, ha Doue a scuille he venediction var ho labour. An nep ne labour nemet evit caout peadra da veva, pe evit dastum madou, pe evit oher he fortun, ha labourat a ra-en evel a dle ober ur gwir gristen? Doué ne recompans quet actionou e pere n'en deus pers ebet, da lavaret ê, pere ne vent quet raportet dezan. Bezomp eta sourcius da ofri bemdez hon labour da Zoue diouz ar mintin, hac a amser da amser epad an deiz. Peguement a dud a goll ar merit eus ho labour hac ens ho foan, defaut na zrijont mad ho intantion. Cousgoude an dra-se na goust netra, ha n'en em gaver quet diveatoc'h en he labour pe en ha zevez; er c'hontroll pa labourer evit Doue, e santer crisqui he gouraj, hac e caver cals a soulajamant ha cals a gonsolation.

---

*Ar c'huec'hvet varn-uguent a viz Here.*

## SANT EVARIST, PAP HA MERZER.

RA vezo Doue glorifiet da viquen da veza roet d'an Ilis quement a babet santel pere ho deus he gouarnet dre ho furnez, he sclereet dre ho doctrin, hac he enoret dre ho merzerinti, eus an nombr eûrus-se eo bet sant Evarist.

Ar sant-mâ gunidic eus a C'hreeç en amser ma oa c'hoas belec simpl, a gundue ur vuez quer parfet ma allumet an devotion hac ar ferveur en oll galonou quen dre he exempl, quen dre he instructionou. An istim ac a respet en devoa an oll generalamant evitâ, a reas ma oue choaset evit pap

gonde merzerinti sant Anaclet. Ar santimanchon isel hac humbl en devoa aneza he-unan, a reas dezan en em opposi ha represanti memes peguen indign e voa eus ar garg quer bras : mæs quement-se na servijas nemet evit rei da gompren sclæroc'h peguen dign ez oa eus an dignite souveren-sa, ae en despet d'he humilite e oue contraign da suja da volonte Doue, pehini a voa anaveset dre ar voez general eus an dud an Ilis hac eus ar bobl.

O veza pap e lequeas he oll studi da hourvei da oll ezomon ar gristenien en un amser e pehini a voant persecutet e pep lec'h gant ar bayanet ha gant an heretiquet. He sourci pastoral a reas dezan ober reglamanchon ar re fura evit gouernamant an Ilis universel. Rei a eure da veleïen devot ha vertuzus ar garg eus an oratoriou, e pere en em assamble ar gristenien evit clevet comsou Doue, hac evit participa er mysteriou santel : na vanque devez ehet da instrui he-unan he bobl, bete ar vugale memes. Dre ar sourci hac ar garantez universel-se, en devoe ar gonsolation da velet etoues an oll un devotion fervant.

Darn eus ar bayanet o velet an nombr bras a dud en em gonvertisse d'ar feiz dre voyen ar pastor santel, hac o consideri quement-se evel un disprisanç eus ho doueou, a reas er fin he arreti hac he brisonia. Ur joa vras en devoe dre ma voa eavet dign da sonfr evit Jesus-Christ, hac a achuas ur vuez quer santel dre ur verzerinti glorius, vardro e huec'h-uguent vloas goude donediguez hon Salver.

REFLEXION.

Sant Evarist a falveas dezan refus ar garg hac an dignite huela ac enorapla eus an Ilis ; quen humbl e voa ma represantaa memes peguen indign e voa eus ar garg-se. Peguement a dud presomptnus ha superb a sonj dezo heza capabl a bep-tra. Cousgoude un dra certen eo penaus ac'hanomp hon-unan n'edomp capabl a netra ehet. Antreomp ennomp hon-unan, consideromp hor frajilite, hor sempladurez hac hon neant, hac e teuimp da veza humbl.

*An seizvet warn-uguent a viz Here.*

## SANT PER PASCAL, ESCOP HA MERZER.

AR sant-mâ, guinidic ena a Spaign, a gare quement ar beaurien en amser ma edo c'hoas crouadur, ma voa ha vrassa plijadur cass dezo, ha ranna etrezo an alusennou a ree dezo he dad hac he vam; divoeret a ree memes he-unan darn eus he voed, evit he rei dezo. Querquent a m'en devoa desquet he gatechia, en em hlije ive meurbet oc'h he zisqui d'ar vugale eus he oad.

Gonde beza gret he studi, e antreas en urz redamtion ar gaptivet, nevez instituet gant sant Per Nolasq. Durant he noviciat, pep-unan er c'honsidere evel un exempl parfet eus ar berfection relijius, ha ret oue d'he superioret moderi he ferveur ac he vortificationon.

Ar rone eus a Aragon, o veza clevet coms eus he santelez, he brudanç hac he verit dreist-ordinal, er goulennas evit preceptaur d'he vap. Ur hales ne voa quet un demeuranç agreabl evit un den quen humbl ha quer mortifiet, mæs ret oue dezan obeissa. Ar prinç iaouanc a brofitas quement eus ha instructionon santel, ma en em rentas relijius eus ar memes urz a hehini ne sortias nemet pa oue lequeet da arehescop e Toleed.

Per Pascal a oue ive gret escop eus a Jaën, cals a draou a gavas da regli en he escopti, he zèl ardant a zenas a-benn a hep-tra: ha souden en devoe ar gonsolation da velet un urz vad etoues he hobl.

He sourci pastoral ne viras quet na labouras c'hoas evit redamtion ar gaptivet, partial a eure gant an oll arc'hant en devoa gallet dastum, evit mont da racquita ar gristenien pere a hirvoude en ur gaptivite rust didan ar Maurianet: renta a eure dezo pep seurt secouron corporel ha spirituel, consoli a eure ar re ne allas quet da brana, ho c'hreaat a reas er feiz, hac ho santifia dre voyen ar sacramanchou. Antreprea a reas memes conversion ar Maurianet, ac e c'houneas un nombr bras anezo de Zoue. Abalamour da se e oue arretet gant ar barbaret ha carguet a chadennou. Quentre ma clevas an habitantet eus a Jaën e voa arrètet ho fastor santel, e resont cass dezan ur

somm bras a arc'hant evit caout he liberte; receo a reas ar somm-se gant cals a anaoudeguez-vad, mæs dre ur garantez eus a behini martese ne deus quet a exempl, elec'h implija an arc'hant-se evit en em zilivra he-unan, el lequeas da zilivra cals a captivet paour.

An escop santel pehini a zesire gant ardeur ar verzerinti, hac a ree mui a istim eus a silvidiguez an eneou, evit na ree eus he vuez propr, a gontinuas, en despet d'ar goall dretamant a oa grêt dezan, da hreseg d'an infidelet; ha darn anezo a zene bepret da anaout an erreur e pehini e vevent; mæs ar re aheurtet hac obstinet en em revoltas en he enep ac a reas he zibenna.

He verzerinti a erruas er bloas 1300, d'an trisecvet bloavez ha tri-nguent eus he oad.

REFLEXION.

Piou ne ve quet touchet o velet miseriou he nessa, ma anafe ar mirit eus ar garantez hac ar pris eus ar vertu gaer-se, pehini na ouffer quet da estimout avoalc'h.

Per Pascal a implijas da racquita ar gaptivet an oll arc'hant a oa roet dezan evit en em zilivra he-nnan. Peguer patant e accus ac e condaoun an exempl-mâ ar c'halonou criz eus an dud-se pere, o veza en ho æz, ho deus quen nebeut a druez ous poaniou ha miseriou ho nessa!

Peguement a dud paour a ve dilivret a gaptivite, peguement a beanrien a ve soulajet gant an arc'hant epquen a implijer en dispignou foll, en guiscamanchou divoder, e festou, er c'hoari, an davarn! Cetu ar pez a lavar hac a rebech buez ar sant-mâ da vear a hini: guelit ha n'edoc'h-hu quet unan anezo.

---

*An eizvet varn-uguent a viz Here.*

## SANT SIMON HA SANT JUD, EBESTEL.

SANT Simon hanvet Cananeen, abalamour ma voa guinidic eus ar guær a Gana e Galilea, o veza deut da anaout Jesus-Christ, a zeuas da veza unan eus he fidela disquibien; sourcius hac attantif bras e voa da glevet he oll instructionou: test e oa eus he oll viraclou, hac he garantez

evit he væstr divin, gant he zêl ardant da procuri he c'hloar, e rentas souden un abostol bras.

Sant Jûd banvet Thadee, breur da sant Iacob, ne alle quet quen-nebeut en em separi diouz Jesus-Christ, evit pehini en devoa ur garantez tener meurbet; diaqui a eure gantâ an oll goirioneou eus hon religion, ha beza en devoe ar gonsolation d'he velet meur a veich goude he resurrection.

An daou abostol-mâ a anduras meur a voall dretamant epad ar herseculion a excitas ar Iudevien a-enep an Ilis en he c hommançamant quenta, ha disquez a resont ur joa vras dre ma voant jujet dign da soufr evit gloar Doue.

Goude an diaquenu eus ar Speret Santel da zeiz ar Pantecost, sant Simon a gassas ar sclerijen eus ar feiz en Egypt, e pelec'h e reas ur mad infinit hac e pelec'h e oue guelet goude-se un nombre quer bras a religiuset hac a hermitet santel o pratica pinijennou dreist-ordinal, hac o veva evel Ælez var an douar.

Ar sant-mâ a valeas dre veur a vro gant cals a fatig, mæsive gant cals a frouez. He zezir da savetei an eneou a voa quer bras, hac he zêl quen ardant, ma seblante a falvise dezâ he-unan convertissa ar bed oll.

Sant Jûd a ieas da brezeg an Aviel e Mesopotamii, e pelec'h e reas ive conversionou bras ha hurzudus.

Goude ma ho devoa labouret evelze gant quement a gouraj, pep hini eus he gostez, epad tost da dregont vloas, e voent inspiret da vont ho daou assamhles e rouantelez Pers evit preseg ar feiz. N ouffer quet explica ar mad a resont eno. O veza convertisset an daru-vuia eus ar c'hanton-se, quen dre ho instructionou quen dre ho miraclou, ministret an idolou, da lavaret ê, ministret an doueou faus, a incitas ar bobl d'en em revolti en ho enep; ho stleja a resont, unan diac an idol eus an heaul, hac eguile dirac idol al loar, hac ho foursu d'ho adori, an daou abostol santel o veza refuset ober un dra quen impi ha quen detestahl, ar bobl barhar-se a sallas varnezo evel bleizi arrajet. Achui a resont evel-se ho daou ho buez dre ur verzerinti glorius.

REFLEXION.

An daou abostol-mâ ho deus labouret gant cals a fatig

evit procuri silvidiguez an eneou, persecutet int bet gant ar Iudevien ha gant ar bayanet. Eneou santel, ar hersecution a vezo bepret ho partaj; evel ne guirit quet ar bed, ne dleit quet beza souezet, mar deu ar bed d'ho tisprijout ha d'ho persecuti; en em rejouissit er c'hontroll, rac ur merq eo e plijit da Zoue, pa ne blijit quet d'ar bed.

Ne antreprenot jamæs netra evit gloar Doue, na zeui ar bed d'en em opposi ha d'ho eontroha, mæs chomit ferm en despet d'an oll ampechamanchou-se. Mar e ma Doue en tu gueneoc'h, hac e ve ar bed oll en hoc'h eneb, a teufot a henn eus ho tessein; Doue a vezo bepret victorius.

---

*An navet varn-uguent a viz Here.*

## SANTES ERMELIND, GUERC'HES.

AR santes-mâ a voe ganet e Flandres var dro ar bloas 950. He zad hac he mam distinguet dre ho noblanç, ha c'hoas mui dre ho bouestis-vras, ho devoe sourci d'he alevi santelamant. N'ho devoe nemeur a boan nac a labour uc'h he instrui; rac lavaret e vize penaus e voa ganet gant un inclinationn naturel d'ar vertu. D'an oad a c'houec'h pe seiz vloas, ne gava quet brassoc'h plijadur eguet ho clevet coms a Zoue; an amusamanchou eus ar vugale ne oant quet d'he goud; en em plijout a rea meurbet o pidi Doue en ha fart be-unan, ac ispicial en ilis. En em visca a rea bepret ar fæcon ur simpla hac ar modesta, ha pa vize lavaret dezi e voa re neglijet en he guiscamant, e responte penaus ar vodesti a zera ous ur gristenes, hac a zlie oher he c haera ornamant. D'an oad a zaousec vloas, e veve en ty ha zad hac he mam evel pa vize bet en ur gouent. Pellaat a rea diouz ar compaignunezou, chom a rea retiret en ur gabinet tost da gambr he mam, occupet san-cess gant un unvraj bennac, hep coll morse ur sonj eus a Zoue.

An desir e devoa da veva en ur solitud c'hoas brassoc'h, a reas dezi, goude beza obtenet dre cals a boan coujé he zad hac he mam, en em retira en un ty bian tost d'an ilis, e pelec'h e praticas betè fin he buez ar brassa austeriteou. N'en devoa evit oll vagadurez nemet grizion louzou, douguen a ree didan he dillad gros, ur sae reun, hac e castie he c'horf innoçant gant pep seurt instrumanchou a binijen.

Diæz è compren e deffe gallet beva hep ur mirael er verzerinti-se a vortifieation, guir è penans an douçder celestiel a behim e vije carguet he ena er gommunication e devoa gant Done en oræson, a ree dezi ancouat ar rigor vrasse eus he finijen, hac ar c'horf sacr eus he Salver adorabl, pehini a receve alies er gommunion santel, he soutene hac he fortifie. Goude ur vuez quer mortifiet ha quer pur, e varvas evel ma varv ar sænt.

He c'horf a chomas ez vloas ha daou uguent hep receo respet nac enor publiq ebet, quen na blijas da Zoue reveli santelez he servijeres humbl. Un nosvez e voe remerqnet var he he ur sclerijen caèr, ar brud a guement-se a reas da gala a dnd en em assambli, hac anaout a resont penaus oa eno ez oa bet anterret Ermelind, pehini en devoa en he amser cundnet ur vuez quer santel. Ar miraclou a reas Doue abaone an deiz-se dre intercession ar santes, a rentas he be glorius.

REFLEXION.

Ermelind pehini a oa ur verc'h nobl, iaouanc ha pinvidic, ne gare quet en em visca nac en em orni ervez ar guiz fall eus ar bed, hac ne alle quet soufr ar parurou væn; persnadet ez oa penans ar vodesti a zle beza an ornamant caèra eus ur verc'h christen. Ar merc'het ha memes ar graguez hac int-hi ho deus hirio ar memes santimant? Penaus eta ur plac'h a sonjo dezi ne vezo quet estimet ha consideret ma ne ve paret ha hebet caer? Ar guenet artificiel-se, ar guenet prestet-se hac hi so eus ur pris bras? Ar paruron-se, hac int-hi a ell rei d'ar re ho doug mui a aperet, pe ur merit bennac? Er c'hontroll ne d int-hi quet ur merq eus ho vanite hac eus ho neheut a vertu, ha martese eus ho direglamant? Ar moral-mà a alfe martese displijont da gals; mæs ha caout a reer cals a verc'het monden pere en heur ar maro ne anzavont quet ar virionez a avancer aman? Peguen trist co anaout en he heur diveza e vezer en em abuset hac en em dromplet durant he vuez! Peguement a hec'hejon en em bresant neuse d'an ene! Pet goall exempl, pet occasion a bec'hat roet d'ar re-all dre an ajustamanchou immodest-se, pe ar c'hison fall-se! Peguen trist en em gaf un den a beach, pehini o veza en em egaret, pe faziet var he hent durant an devez oll, na zen da anaout he egaramant pe he fazi nemet da fin an deiz!

*Ar tregontvet devez a viz Here.*

## SANTES PELAGII, PENITANTES.

Doue en deus roet d'an Ilis unan eus ar c'haëra exemplou eus he vissericord infinit en andret ar bec'herien, e personaij Pelagii, pehini a oa unan eus ar vrassa pec'heresset a ve bet var an douar.

Pelagii a oa ar guenta comedianes eus ar guær a Antioch, brudet dre he guened rar, ha mui c'hoas dre an disurs eus he buez? Ar c'hoant e devoa da blijout d'an dud, a rec deza en em visca caer hac en ur fæçon immodest-bras.

Sant Nonnus, escop a Heliopolis, o veza en em gavet en Antioch, ar patriarch eus ar guær-se er pedas da ober ur sermon d'ar bobl en un deiz a solennite; ar reputation eus a sant Nonnus pehini a zlie preseg, a reas ma oa bras ur foul. An escop santel a bresegas en ur fæçon quen touchant var an drouc infinit eus ar pec'het, ha var an tensor infinit eus a visericord an Autrou Done, ma en em lequeas he oll auditoret da vouela. Ar gourtisanes Pelagii, petra-bennac ne oa quet c'hoas badezet, en em gavas dre chanç er foul, pe evit lavaret guell, dre un effet eus ar brovidanç divin. Beza e voe quen touchet, ma commanças da hirvoudi ha da gaout horreur ous he goall buez. Goude ar sermon e teuas gant ur galon contristet hac humiliet d'en em strinca da dreit an escop santel e presanç cals a dud, oc'h he supplia gant cals a zaëlon d'he badeza. Sant Nonnus a represantas dezi penans reglennou santel an Ilis a zifenne badeza ur bec'heres publiq, hac ispicial ur gourtisanes eveldi, ma ne renonce diaguent d'he goall buez, ha ma na roe mercou suffisant penans ne zistroe mui d'he disurson. Pelagii pehini an em zalc'he bepret prosternet ebars treit ar prelat santel, a lavaras neuse : *Va zad, ma daëlou a zle beza an testeni eus a sincerite va c'honversion.* An escop o veza deut da anaout penaus ne zlie quet refus deza ar pez a c'houlenne gant quement a vercou a gontrition ha gant ur berseveranç quen edifiant, he badezas gouda beza he instruet.

An diacr Jacques pehini a chomme gant sant Nonnus,

ha pehini en deus leset dre scrid an histor eus a vuez ar santes-mâ, a verq penaus an escop santel, goude ur fonction quen consolant, a zisquezas epad un deiz-se ur joa dreist-ordinal, ha penaus e lavaras dezâ : *Va breur, cetu amâ un devez solennel bras evidomp, hac an agreapla am eus bet em buez.*

Pelagii a pehini ar c'hraç a devoa græt ur chenjamant admirabl, o veza distroet d'he zy, a zistribuas d'ar beaurien he oll madon, hep en em reservi netra. Beza e devoe cals da sonfr a bers an droue speret en deziou quenta ; mæs evel ma voa instruet gant he directeur, e reas d'ar speret a zevalijen quemeret an teac'h dre sign ar groas, ha dre an hano a *Jesus* hac a *Vari*.

Da benn ciz deiz e quitaas secretamant ar guær a Antioch, hac ez eas d'en em ranfermi en ur c'havern eus a Venez Olivet tost da Jerusalem. Eno e cundnas ur vuez penitaut meurbet er brassa austeriteou, hac en ur oræson continuel. Beva a ree gant lousou gouez ha divlas pere a gresque anezo ho-unan en desert-se. Ne devoa quen conversation nemet gant Doue ha gant an Ælez. Beza e voa an admiration eus an oll gartier dre he santelez, ha consideret e voa evel ur burzud a binijen : da benn pevar pe bemp bloas e rentas eno he ene eûrus da Zone. He maro precius a erruas var dro ar bloas 558, pell amser goude ha maro e voe transportet he c'horf e Franc, ha deposet en abaty Jouar eus a escopti Mau.

REFLEXION.

Conversion santes Pelagii a so evidomp un sujet bras haa ur motif consolant meurbet a fiziane Doue en em bilij o rei deomp a amser da amser ar mercou sansibl eus he visericord infinit e quever ar brassa pec'herien, evit hon excita da zistrei ontan dre ur guir gonversion ; mæs ive evit hon renta inexcusabl mar mancomp d'he ober.

*Eil reflexion.* Pelagii pec'heres a assistet er sermon ; touchet ê, hac en em gonvertissa a ra var an heur. Peguen eûrus e voa-hi, dre na zifferas quet eus ur momet he c'honversion. Profitomp eus an occasionou eûrus ha favorabl-se, e pere ez omp touchet gant Doue, pebes malheur martese evit ar hec'heres-se, mar e devize differet he c'honversion bete antro-nôz epquen ! Cals a so c'hoas bremâ hac a imit Pelagii en ha vanite, en he immodesti, ha memes en he

disurs, mæs peguen nebeut a zen d'he imita en he finijen ! Ne deus pec'her na pec'heres ehet a guement ua esper ha na bretand en em gouvertissa, mæs un nombr bras anezo a ziffer a zez da zez ho c'honversion, surprenet e vent erfin gant ar maro, hac e teuont da vervel en ho fec'het, sioas dezo !

---

*An unan ha tregont a viz Here.*

## SANT QUENTIN, MERZER.

Sant Quentin a voa guinidic eus a Rom. He garantez vras ha parfet evit Jesus-Christ a allumas en he galon un desir ardant da c'hounit eneou da Zoue, ha da gommunica d'an oll an tàu divin pehini a auflamme he galon. Discleria a eure da sant Caïus pap en amser-se, an dessen hac ar c'hoant bras en devoa da gass ar sclærijen eus ar feiz er broiou ma oa uebeut anavezet Jesus-Christ. Ar pap santel o veza he exhortet da heulia an inspiration divin, ha roet dezan he venediction, e quitaas he vro hac he vadon evit dout e Franç.

O veza arru er guær a Amien, en ur gonsideri ar mad bras a oa da ober er c'hartier-se, e chommas eno. Pidi a ree san-cess an Autrou Doue dre bedennou fervant da scuilla he c hraçou hac he venediction var he labouron ; tremen a rea an darn-vuia eus an nôz en oræson, ha ne chàne en deiz oc'h instrui ar bohl ; evelse ive e reas an Antron Doue cals a viraclou evit souteu hac autorisa an doctrin a bresegue, ha souden e voe guelet ur chenjamant caër er guær a Amien, hac er c'hartier divar-dro.

Ne gomsed dre ar vro nemet eus ar burzudou a ree Doue dre he servijer fidel ; hac ar meuleudiou a rente an oll da Zoue, a bublie a pep lec'h santelez an den apostoliq-mâ. Ministret an idolou, o velet en em gonvertisse d'ar feiz un nombr bras a zud, hac ez oa abandonnet templon ho doueou faus, a reas ho c hlem d'ar gouerneur Rictiovar, adversour tonet ar christenien ; ar gonerneur-se a eure he arreti, ha goude beza gret ha scourgea gant crueldet, e ordrenas he lacât er prison. Mæs un Æl o veza he zilivret ac'hano, a presegas antro-noz vintin e creiz ar blacen, gant mui a gouraij eguet biscoas. An tirant-se, gant aoun na zeuzie ar bohl d'en em revolti en he enep, a reas cundui

ar sant d'ar guær a August, e pelec'h er c'hondaounas da veza dibennet, er bloas 287.

REFLEXION.

Ar sant-mâ goude beza labouret epad an deiz da instrui ar bobl, a roe cals amser en nôz d'an oræson evit pidi an Autrou Doue da scuilla he c'hraçou ac he venedictionou var he labourou. N'en em gontantit quet da instrui ha da guelen dre gomsou epquen ho pugale, pe ar re a so dindannoc'h; caer ho pe parlant ous ho diouscoarn, quement a reot a vezo inutil, ma ne barlant Doue ous ho c'halon; ho pezet ouspen-se ta sonj hac attantion da bidi evit-ho, da bidi an Autrou Doue da douich ho c'halonon, d'he bidi da scuilla he c'hraç hac he venediction var ho comsou, var an instructionou a reot dezo, dre ar voyen-se ho devezo mui a effet hac e labourot hepret gant frouez.

---

*An c'henta devez a viz Du.*

## GOUEL AN OLL SÆNT.

AN Ilis hepret gouarnet gant ar Speret Santel, hepret leun a zêl evit gloar ar sænt, hepret attantif ous qnement a ell contribui da silvidiguez an dud fidel, n'en em gontant quet da veza proposet deomp e pep deiz ens ar bloas ur sant e particulier da enori, proposi a ra deomp hirio en ur memes solennite, an oll habitantet eûrus eus ar Jerusalem celestiel, evit ma teui an Autrou Doue da scuilla varnomp he c'hraçon gant abondanç er gonsideration eus an nombr bras-se a intercessoret.

Ar sænt eus ar barados a so hor hrendeur; beza ez omp oll memprou eus ar memes corf mystiq; guir hon eus er memes heritaj. Beza ez int het ar pez ma oump, hac a ellomp beza un deiz ar pez ma int. Ar gloar a hehini e joussont bac ho meriton recompanset quer caer, a so dign eus hor respet hac eus hor veneration; ar c'hredit ho deus dirac Doue a so ivez evidomp ur ræson hac ur motif bras a fiziançeuno. Cetu a-se an intantion e deus bet an Ilis en ur institui ar gouel solennel-mâ.

Peguer bras bennac eo an nombr eus ar sænt a bere e celebr an Ilis ar gouel pep deiz eus ar bloas, an nombr eus ar re ne d int quet anaveset, a so c'hoas cals brassoc'h.

Peguement a sænt bras eus a bep oad, e pep stad, e pep condition, en oll cartierion eus ar bed, pere ne d'int bet anavesct nemet gant Doue? Peguement a servijerien vras da Zoue a so bet cuset en devaljen eus ur vuez paour hac humbl? Doue en deus ho anaveet, Doue en deus ho recompanset caer, ac ho glorifia a rai dirac an oll dud d'an devez bras eus ar varn general: ha ne oa quet just e teuse an Ilis da enori var an douar ar re so bet deja glorifiet gant Doue ebars en eé? Ne deus nicun eus an eneou curus-se n'en am interess evit hor silvidiguez, na veritont-hi quet eta e teuemp d'ho enori oll ha da zisquez dezo hon anaoudeguez-vad?

An intantion c'hoas eus an Ilis en ur institui ar gouel-må eus an oll sænt, eo ma ho c'hemerimp evit squér hac evit exempl ens hor buez, lavaret a ra deomp en deiz-må penaus ar re a bere e admiromp ar furnez, e reveromp ar vertu, e celebromp ar gloar hac an triomf, hac a bere e aviomp an eürusdet, a so eus ar memes stat ha ni, eus ar memes oad, eus ar memes sex. Enori a reomp hirio er foul-se innombrabl a sænt, an artisan paour-se, al labourer-se, ar mervel, ar servijer-se pere e creiz al labourou poanius eus ho stat, ho deus cunduet ur vuez innoçant ha christen; enori a reomp ar brincet, ar rouane-se pere ho deus cunduet ur vuez divlam, en ur heulia reglennou an Aviel; enori a reomp an dud pinvidic-se pere a so en em santifiet dre an usaj mad ho deus græt eus ho madou; enori a reomp hor c'herent, hor mignonet, tud eus hor bro, pere ho deus bet en ho amser ar memes soureiou, ar memes laborou, ar memes occupationou eveldomp, pere ho devoa ar memes passionou, ar memes tentationou, ar memes diffieulteou, ac a oa exposet d'ar memes danjerou; pere cousconde hep caont quen sicour na quen moyen d'en em savetei, nemet ar re hon eus-ni hon-unan, a so erruet eürusamant er porz eus ar silvidiguez. Hirio e celebromp ar gouel anezo-oll: a mæs p'eur e vezo celebret hon gouel-ni? Ma na zeuomp un deiz da grisqui an nombr eus ar sænt, pe sort destinadur hon bezo-ni, sioàs! En em zisabusomp, ret é deomp beza sænt, pe reprouvet eternelamant; unan a zaou.

Pebes malheur, pebes queuz en heur ar maro ha durant un eternite, ma ne profitomp quet eus a exemplou ar sænt, ha ma us boauiomp d'ho imita! E gwirionez, na ellomp-ni quet ober ar pes ho deus-hi græt? Ar santeles

hac hi e deus netra a guement na ellomp da bratica ? Evit beza sænt ne d'ê quet necesser ober actionou bras hac eclatant, en ur ramplissa an deverion eus ho etat eo ho deus en em santifiet ar sænt. En em rentet int sænt dre ma ho deus preferet e pep-tra ho c'honsianç da bep interest humen, dre m'ho deus preferet lesen Doue d'ho inclinationou, ha preferet reglennou an Aviel da reglennou ar bed. Leveromp eta evel a lavare sant Augustin dezâ he-unan o consideri an nombr bras eus ar sænt : *Penaus ! ne allit-de quet ober ar pes ho deus gret ar re-mâ ac ar re-hont?*

Quemeromp eta conraj, eme un tad santel eus an Ilis ; courajit, va breudeur, querzomp gant joa an hent pehini a gundu d'ar vuez ; an eê eo hor bro ; huanadomp varlec'h an demeuranç eürus-se, en ur suporti gant patiantet ar pes a guevomp a c'huero en hon exil N'en em gonsideromp nemet evel estranjourien var an douar : un nombr bras eus hor c'herent hac eus hon mignonet a so oc'h hon deport en eê, pere assuret eus ho eurusdet, ha c'hoas e sourci eus hor silvidiguez, hon invit san-cess d'ar memes curunen Pebes joa hac evit-ho hac evidomp, mar hon be an eür da veza recevet un deiz en ho c'hompaignunez eürus ! Ra vezo eta hon oll desir, hon oll studi, hon oll ambition da gaout lod er memes recompans.

REFLEXION.

Peguen eurus eo ar sænt ! guelet a reont selær ar gloar hac ar vajeste a Zoue, ha gontempli hac he veuli a raint epad un eternite eurus, da jamæs hep fin ebet. Peguer consolant eo evidomp sonjal penaus eo bet ar sænt ar pes ma oump, ha penaus e ellomp beza ar pes ma int ; consideromp ho eurusdet e quement a m'az ê possibl deomp he c'hompren ; rac sant Paul pehini a voa bet ravisset en eê, a zesq deomp penaus al lagat n'en deus quet guelet, nac ar scouarn ne deus quet clevet, na calon an den ne deus quet comprenet ar pes en deus preparet Doue d'ar re pere er c'har. O palea caër a Zoue, e pehini pep-tra a so douç ha netra c'huero, e pehini a ros a vezo hep drein, ar peoc'h hep bresel ac ar vuez hep fin ! O Jerusalem celestiel, e pehini e canimp eternellamant ar c'hanticou caër eus a Sion ! Piou a allo caout poan o labourat, oc'h ouzont ez oc'h ar recompans eus ha labouron ? Piou a refuso combati, o consideri ar gurunen a so preparet evitan ?

*An eil devez a viz Du.*

## COMMEMORATION

### AN ENEOU FIDEL TREMENET,

*Hanvet gouel an Anaon.*

AN Ilis gonde beza etablisset un devez solennel evit celebri var an douar an triomph eus an oll sænt en eê, e deus instituet ivez ur gouel universel evit ar memor hac ar sonlajamant eus an eneou santel pere a soufr er purgator. An Ilis a bublie dec'h ar meritou hac ar gloar eus ar sperejou eurus pere a reign er Jerusalem celestiel, hirio e sell a druez ous soufrançou an eneou just pere achu da expia ho fautou er prison eus ar justiç divin. Dec'h ez oa occupet an oll dud fidel eus ar bed oc'h implori, o c'houlen evit-ho ho-unan assistanç hac intercession ar sænt ; hirio ez offront ho fedennou, hac an oll oferennou a celebrer, evit soulajamant an oll eneou a so e poan, ac e essont dre bep seurt euvrou-mad satisfia da justiç Doue evit oll eneou ar purgator. Peguement a eneou a so e poan, pere n'ho deus na querent na tud da bidi evit-ho ; ha peguement memes goude ho maro a so ancouneet ac abandonet gant ho c'herent, gant ho bngale hac ho mignonet, mæs an Ilis pehini a so ur vam vad ha leun a druez, ne abandon quet anezo ; hac evit suppli d'an defaut-se, e deus ordrenet an offiç hac ar pedennou publiq ha general a reer hirio.

Un dra just è, hac a garantez hon oblij da bidi er pes a ellomp evit eneou ar purgator ; rac beza ez int eneou santel pere a andur poaniou grevus meurbet, hor c'herentint, hor breudeur, hor mignonet pere hor ped d'ho secour, hac a gri deomp eus a voelet ho frison evit goulen secour digueneomp : *Va zad*, eme ar c'hronadur-se da behini hoc'h eus goulet quement, hac hoc'h eus caret quement guechal, *va zad*, emesan, *soufr a ran amâ poaniou incomprenabl, ar voyen hoc'h eus d'an dilivra, ha c'houi ho pezo ar galon d'am abandoni en ur miser quer bras ! Va map, va merc'h*, a gri an tad-se, ar vam-se e creis ar flamm, *ho pet truez ous ar re da bere hoc'h eus obligation quer bras, da bere, goude Doue*, e tleit hac ar madou hoc'h eus

*hac ar vuez : ne c'houlennomp digueneoc'h nemet euvrou a garantez ha pedennou.*

Ne deus na poan na tourmant er bed-mà a guement a ve da veza comparajet gant poaniou ar purgator. Truez ho pe ous un deu estren, hac ous uu adversour memes, ma en guelfac'h er stat-se, consgoude ho mignonet ê, ho querent tosta eo a soufr an tân ardant-se ; ha martese ne maint e poan nemet abalamour ma ho deus ho caret re, nemet abalamour ma ho deus bet re a hrea da zastum madou deoc'h ; n'ho pezo-hu quet eta truez ous an eneou-seafflijet, pere ho peddre ho huanadou, dre au deneridiguez ho deus bet evidoc'h, dre ar garantez a dleit da gaout evit-ho.

Gousout a rit peguen trist eo stat ar re a andur ur boan vras hennac hep gallout en em sicour ; an eneou er purgator na ellont quet en em sicour ho-unan, rac ne ma int mui e stat da veritout ; ne ellont quet satisfia da justiç Doue, nemet eu ur hes gant su diveza rigor, mæs c'houi a ell satisfia evit ho gant neheut a dra : ur beden, un alusen, un oferen pe ur gommunion, un euvr mad n reot hac a ofrot da Zoue evit-ho a ell rei dezo cals a soulajamant, a ell ho dilivra pe diverraat ho foan.

Mar d'ê trist stat ar re a soufr hep gallout en em sicour ho-unan, peguen tristoc'h c'hoas eo stat ur re pere onspense n'ho dens den d'ho sicour ? Allas peguement a eneou a so o soufr absoue martese onspen cant vloas hep caout na car na den a guement a sonje eno ! Pebes carantez ha pebes gloar evidoc'h, mar dilivrit a hoan an eneou abandounet-se ! En ur ober evit-ho, e reot cals evidoc'h hoc'h-unan, rac n'hoc'h aneouec'haint quet pa vezint en eê, ac intercedi a raint evidoc'h pa viot hoc'h-unan ebars ar purgator.

REFLEXION.

Ho pèt carantez evit eneou ar purgator, en ur ober bemdez ur beden bennac evit-ho. Mar deut d'ho ancouat, e tleit caout aoun na bermette Doue e veac'h ivez ancounec'heet pa viot hoc'h-unan er memes stad.

*Eil reflexion.* Quement hini a varv gant ur pec'het veniel epqnen, a ranco soufr poaniou estranij er purgator evit expia ar fant-se : comprenomp dre guement-se petra ê ar pec'het veniel, ha na sonjomp quet e ve quen neheut a dra.

*Trede reflexion.* Ne antreo en eê netra impur, netra souillet gant an distera taich eus ar pec'het ; greomp eta pinijen

jen er bed-mâ, gant aoun na vemp oblijet d he ober, ha martese epad meur a vloas, e creis ar flammou griez eus ar purgator.

---

*An trede deeez a viz Du.*

## SANT GUINAL, ABAD.

SANT Guinal, guinidic eus a escopti Querne, ha map da un djentil vertusus bras, a roas a viannic mercou eus he santelez da zonet. Ne oa c hoas nemet ur c'hronadur, ma remerqued ennan un douçder, un humilite, un devotion, hac ur furnez a vize da veza admiret en tud vras.

An abad santel Guenole, en ur dremen un deiz dre hars ty ar c'hrouadur-mâ, er guelas e toul an or, ha dre un inspiration divin e c'houlennas diganta, ha contant ez oa d en em renta relijius. Guinal a respontas gant ur vodesti vras ha gant cals a civilite. *Va zad, prest oun da ober a galon vad quement a ordrenot d'in a bers Doue;* ha quer buan, goude beza quemeret conje digant he guerent, e heulias sant Guenole ch he gouent d'an oad a seiz vloas.

Tri bloas goude-se e quemeras an habit a relijion. Ober a eure he studi gant quement a application, hac observi ar reglen-oll gant quement a fidelite, ma teuas souden da veza ur relijius parfet ha santel meurbet. Lies a vetch en amser ma quemere he vrendeur ho repos, e recite ar seiz Salm a binijen ebars an dour bete hanter he gorf, couls er goan hac en han, evit ohtem digant Doue ar vertu a burete quen evitâ he-unan quen evit an oll dud fidel.

Sant Guenole o veza anavezet dre ar revelation, penaus ez oa tost an amser da sortial eus ar bed, a hanvas sant Guinal evit he successeur, evel ar fervanta eus he relijiuset; ha goude maro sant Guenole, e ratifisont oll ar choas a voa bet græt a sant Guinal evit ho abad.

Da benn seiz vloas goude-se ez eas da hreseg an Aviel e Bro-Saus gant unnec compaignon: epad daou pe dri bloas ma chomas eno, e reas sevel diou gouent, ha goude beza græt traou burzudus ha miraclou, e tistroas da Vreiz, ervez an avertissamant roet deza gant un Æl.

Pa erruas en enesen Groa, e oue elevet cleier an ilis o son anezo ho-unan. An oll bobl soueset gant un dra quer

burzudus, a redas da ziguemeret ar sant, hac he dreti a resont gant pep seurt enor. Ac hano en em rentas d'he goucut, eno e varvas erfin gant ur peoc'h bras an abad santel ha miraculus-man, d'an deevet hloavez ha tri-uguent eus he oad.

Conservi a reer gant ur veneration vras darn eus he relegou e Guened en ils cathedral.

REFLEXION.

Sant Guinal a guemeras evit he zirecteur an abad santel Gneuole, hac a lavaras dezan : *Prest oun, va zad, da ober a galon vad quement a ordrenot d'in a bers Doue.* Cetu a-se (goude beza goulennet digant Doue, ha chouset hoc h-unan gant prudanç ho confessour) an dispositionou gant pere e tleit chelaou an avisou mad a ro deoc'h; he gonsideri a dleit evel roet deoc'h gant Doue evit bo cundui d'an aê, evit rei cusul deoc'h en ho touetou, evit ho c'honsoli e poaniou interieur, evit ho c'hreaat er gombat hoc'h eus da souten a-enep adversourien ho silvidiguez, evit disoloi deoc'h finessaou ha tromplerez an drouc speret.

Beza ez eus tud hac ho deus ur gonsianç franc ha ledan, an drouc speret a glasq bepret freaat mui-oc'h-mui consianç ar re-se, en ur ober dezo sonjal ne ve quet a zrouc e lec'h ma ez eus; re-all ho deus ur gonsianc re striz ha scrupulus, an drouc speret a ra he bossibl evit strissât mui-oc'h-mui consianç ar re-mâ, en ur ober dezo sonjal e ve pec'het e lec'h ne deus quet. Certenamant ar re-mâ hac ar re-hont ho deus ezom a gusul, ha ne dleont quet heul ho speret hounan pe ho santimant propi, mæs en em regli var an avis un directeur mad ha prudant.

Ar gundu a zalc'h Doue varnomp a so admirabl, mæs alies ne anaveomp quet anezi, ne allomp quet eta beza asuret e vemp en heut eus ar silvidiguez, nemet oc'h en em abandoni antieramant d'ar gundu eus ar re pere a ell en discleria deomp, ha pere hor gouarn a-bers Doue; dezo ha non pas deomp eo e tisquez Doue an heut a dleomp derc'hel; eus anezo eo en deus lavaret J.-C. *Piou-bennac ho cheleo, am cheleo-me; ha piou-bennac ho tispris, am tispris-me.*

O peguen eurus eo an den pehini a obeiss gant fidelite d'he zirecteur! E ma evel en ul lestr e pelec'h e all cousquet e repos, ha ne vanco quet anezan da erruout er pors eus ar silvidiguez, abalamour ma z eo Jesus-Christ ha hilot,

Mæs ao hini en em c'houarn dre he bean he-unan, dre he santimant propr, ne vaoco quet da squei ous ar garrec, ha d'en em goll maleûrusamant. Obeissit eta, ene christen, d'ho tad spirituel, evel ma obeiss ur c'hrouadur bian d'he vam. Scrivet eo : *Ma na zeuet da veza evel ur c'hrouadur, ne antreot quet e rouantelez an eê*, da ouzout ê, ma n'edoc'h humbl hac obeissant evel ur c'hrouadur.

O va Doue, anaont a ran va dalleutez ha va ignoranç; quemeret a ran an nôz evit an deiz, an devalijen evit ar sclærijen, an droue evit ar mad, an erreur ac ar gaou evit ar virionez, guelet a ran dirazon meur a hent, mæs ne ouzon quet pehini a so merquet d'in gant ho providanç, hac a die ma c'hundui d'ao eê, ma avertissa a rit dre ar fur Salomon, penaus ez eus heuchou pere a seblant mad, ha pere cousgoude a gundu d'ar maro. Penaus e allin-me eta anaout an hent-mad? Ha piou en disquezo d'in, nemet ar re hoc'h eus roet d'in evit conductoret, ha da bere e ordrenit d'in obeissa?

---

*Ar pevare devez a viz Du.*

## SANT CHARLES BOROMEE,

### ARC'HESCOP HA CARDINAL.

AN inclination gaër en devoa ar sant-mâ en he iaouanctis evit ar vertu, a oa ur merq eus ar santelez vras da behini e oa galvet. En amser ma edo er studi, scolærien direiz ha libertin o santont ervad penaus he furnez hac he zevotion a gondaoune sclær ha patant ho disursou, a reas antren en he gambr ur plac'h fall evit he goll, mæs Charles a sortias victorius eus ar gombat-se. Goude ar victor-mâ e quemeras mui c'hoas a sourci da viret ar burete, hac he oll iaouanctis a oa un exempl a bep seurt vertuzion.

Ar pap oc'h anaout he virit hac he vertu dreist-ordinal, er gress cardinal hac arc'hescop e Milan. Ar stad deplorabl e pehini e cavas he escopti en touchas, mæs ne gollas quet couraij. Commanç a reas dre ober publia ordrenançou santel ar c'honcil a Drant, ha dre regli he dy, guerza a reas he veubl caer, ha ne viras nemet an necesser, diminui a reas he drein hac an nombr eus he servija-

rieu. He dy a oa bénvel ona ur sæmmer ; beza en devoa gantan tost da gant den a ilis, pere ho devoa pep hini he garg hac he labour. Un heur reglet a oa evit ar bedeu dionz ar mintin ha dionz an nôz, evit an oræson, an examen a gonsianç, evit ar chapelet hac al lectur devot, pere a vize græt oll e commun, epad ar repas e vije græt ul lectur spirituel, hac ar servijerien a dostee pep miz ous ar sacramanchou.

Goude beza lequeet ur reglamant quer caër en he dy, a lequeas un urz admirabl etoues an dud a ilis eus ar guær a Vilan, ha gnelet e oue sondeu an offiç hac ar sacrifiç divin celebret gant ur respet hac un devotion edifiant bras. Goude-se e vlatas he oll escopti ; he vijilanç ac he aourci pastoral a reas dezan anaout an oll ezomou quer spirituel, quen temporel eus he bobl, hac e bourveas da bep-tra dre he zêl ardant ha dre he ainsennou bras. Rei a reas ur rent evit antretenı mistri scôl e pep parres eus ar guær a Vilan evit instruı ar vugale, hep coustout netra d'ho c'herent.

Fonta a eure en he escopti c'huec'h sæmmer evit instrui an dud iaouanc, ho disposı da receo an urzou, hac ho renta dign da servija an Ilis Ober a reas sevel e meur a blaç hospitaliou, da bere e tistribue an darn-vuia eus he vadou. O veza guerzet daru eus he heritaij evit ar somm a zaou nguent mil scoed[1], e roas er memes devez an oll ar-c'hant-se d'he hospitaliou ha d'ar beaurien mezus.

Ar guær a Vilan o veza affliget gant ar vocen e verzas he oll veubl, bete he vele evit soulaji ha bobl, o cousquet he-unan var un nebent plous ; cofes a rae ar re glan ha cass dezo ar sacramant hac an noen, goude beza exhortet an oll da galmi ar goler just a Zoue dre ar binijen, e ordrenas ur procession general dre guær, e pehini e tongas ar groaz diarc'hen, ha gant ur gorden en he guere'hen.

Ur pastor quer mad a verite beza caret gant an oll ; cousgonde persecotet e voe gant un den direiz ha disurs ; mæs ar bersecution-se na servijas nemet da zisquez sclæroc'h ha santelez Au den maleürus-se a laoscas un tenn fusil gantâ en amsér ma ree ar pedennou gant tud he dy ; ar servijerien a fallas dezo sortial evit arreti ar muntrer-se, mæs ar sant pehini a voa bet preservet gant Doue, a zifennas na zeuse nicun da fisich, hac a gontinnas ar pedennou.

Ar sant-mâ a institvas ar gustum meulabl da exposa ar sacremant var an Auter epad an deiziou ened, dre ar voyen-

se e tistroas ar bobl diouz meur a zisurs, hac en devoe ar gonsolation da velet ur foul quer bras a dud o tostaat ous an daul santel, ma tremenas he-unan un deiz e'huec h heur amser o rei ar gommunion, ouspen-se e tenas a benn da lemel cals a gustumou fall, evel ar c'hoarion publiq, an dansou da sûl ha da vouel. Petra-bennac ma laboure gant cals a fatig evit santification he bobl, e castie c'hoas he gorf dre ar binijennou rusta, hac er hloavezion diveza ens he vuez, a ree abstinanç a guic hac a besquet memes.

Erfin an escop santel-mâ, an abostol ens he amser, leun a verition, en ur ober ur sel carantezus var he gruciﬁ, a rentas he ene da Zone, er bloas 1584, d'an oad a c'huec h bloas ha daou-uguent hac ur miz

REFLEXION.

Admira a reomp ar reglamant hac an urz caér a lequeas ar sant-mâ en he dy, er guær vras a Vilan, ac en he oll escopti. Mistri ha mæstreset, pe seurt urz a zalc het-hu ive en ho ty? E pe fæson e c'houarnet-hu ho pugale? Penaus e veillet-hu var bo servijerien?

*Eil reflexion.* Un escop, ur c'hardinal bras ha puissant a bardon da un den maleûrus deut d'he assassina en he dy, petra laverimp-ni var quement-se, ni pere ne allomp quet soufr gant patiantet an distera offans?

---

*Ar pempet devez a viz Du.*

SANT MARCIEN, HERMIT.

THEODORET, escop a Syra, unan eus an habila preladet a C breeç, ebars el levr en deus scrivet var an hermitet santela eus he amser, a gommanç an histor eus a vuez sant Marcien dre ar c'homsou-mâ: *Penaus e allin-me rei da Varcien quer brudet dre he vertuziou dreist-ordinal, an oll meuleudiou a verit? Ne allan-me quet he gomparaji gant Elii, gant sant Ian-Badezour ha gant re all eus a bere ne oa quet dign ar bed, hac a veve en dezersiou, var ar menesiou ac er c'havernou? Ar guær a Cyr a voe he vro quenta, ar solitud an eil, hac an eê eo an hini a behini e jouiss bremâ.*

Marcien a voa un den iaouanc a façon ha pinvidic, aus

un natur excellant, donç, agreabl, gaë ha farcus memes gant furnez, pehini a ree pep tra en ur fæçon quer gracius, ma oa caret gant quement hini en anavee, mæs pell diona abusi eus an oll donæsonou naturel-se evit en em rei da vaniteou ar bed, e quemeras ar resolution da ober ur sacrifice anezo d'an hini digant pehini en devoa ho recevet. Evel m'en devoa eals a aperet, ha mui e hoas a religion, e teuas souden da anaout peguen tromplus eo ar bed : ha petrabennac ma oa e hoas iaouanc hac e creis he vrud, e quitaas he vadon ac he guerent evit en em retire en desert a Chalcis tost d'an Arabu.

N'en em gontantas quet da veza quiteet ar bed, quemer a reas musuliou evit ma vize ancounec'het ive gant dud Choas a eure evit be zemeuranç ul lec'h distro ha doun en desert. N'en devoa eno quen communication nemet gant Doue : he oræson a voa casi continuel, ha Doue a scuille en he ene un abondanç quer bras a gonsolationou, ma cave bepret berr un amser, an deiz a seblante dezan un *heur*, hac an heur ur momet, en ur guær he solitud a oa evitan ur barados.

Mæs caer en devoa bet eu em guset, an eclat eus he vertu hac eus he santelez en disculias. En amser ma sonje dezan beza mui dianaveet, e velas o tont betee ennan daou zen iaouanc hanvet Euseb ac Agapet, pere er pedas quement d'ho receo didan he zirection, na ellas quet ho refus. Evel ma oa he ermitaj encq bras evitâ he-unan, e lavaras dezo sevel un all tost d'he hini evit-ho daou. Sourci en devoa da ober dezo pep deiz conferancou spirituel; rei a reas dezo ur reglamant a vnez casi henvel ous an hini a vire he-unan, hac e resount bo daou ur profit bras er vertuzion didan ur mæstr quer vertuzus. Evel ma tenas gonde-se eals a re-all da c'houlen digantan ar memes graç, e permetas ma vize savet pell diouz he ermitaj un ty evit ho loja oll, hac e roas dezo Euseb evit superieur, rac evitâ ne fallas quet dezan sortial eus he solitud.

Seul-vui e clasque Marcien beva retiret ha dianaveet e gouelet an desert, seul-vui a c'hoant ho devoa an dud da vont di, evit guelet un den quer santel ha profita eus he instructionou. Un devez ez eas tri escop assambleagant an officerien vrassa eus ar broving d'he gavout; chom a resont e silanç un nebeut amser, oc'h esperout e rase dezo un instruction devot bennac, ervez ma oa custum da ober d'an

estranjourien ; unan eus ar gompaignunez pehini a anavee particulieramant ar sant, a lavaras dezâ erfin : *Va zad, guelet a rit amâ meur a brelat bras ac a autrones a zistinction pere a zeport digueneoc'h un instruction evit ho silvidiguez ; na brivet quet eus ar sicour-se un assamble quen enorabl.* Neuse ar sant o veza tennet un huanad bir, a respontas : *Doue ar bed-oll a barlant ousomp continuellamant dre guement tra en deus crouet, hon instrui a ra dre he Aviel pehini eo he goms divin, disqui a ra deomp pere eo hon deveriou ; hor spounta a ra dre he c'hourdrousou, hor c'houraji a ra dre he bromessaou, ha ne brofitomp quet eus a guement-se tout. penaus e ouffe'ta Marcien, pehini ne d'ê nemet ur pec'her paour, servijout deoc'h da un dra bennac dre gomsou, e pehini ne brofit quet he-unan eus ar faveurriou-se eus hon Doue.* O veza lavaret quement-mâ, e tavas, hac en ur iselaat he zaoulagat, a viras ur silanç bras. Ar gompaignunez en em retiras ravisset hac edifiet meurbet.

Erfin ar sant-mâ lenn a veritou hac oajet bras, a varvas ovel ma varv ar re just, var dro ar bloas 377.

### REFLEXION.

Sant Marcien pedet gant tud a zistinction da ober dezo un exhortation evit ho donguen da anaout ha da garet Doue ervad, a respontas n'ho devoa nemet lenn ebars al levr bras eus ar bed universel, pehini a zalc'h Doue digor dirac daoulagat an oll. En effet, pe levr a so proproc'h d hon instrui, ha da rei deomp un ansoudeguez caeroc'h a Zone, eguet levr bras ar bed ? Pelec'h e remerquer sclæroc'h he berfectionou infinit, evel he bnissanç, he furnez, he vadelez. Ne deus netra crouet en eê, var an douar hac er mor, a guement na lavar deomp en he langaj, n'edomp quet en em græt hon-unan, Doue eo en deus hon tennet eus an neant dre he buissanç, hac hor c'honserv queit a ma plij gantan. Leveromp ive bep-hini ac hanomp : Doue eo en deus ma græt ar pes ma'z onn, ma C'hrouer eo, n'edoun quet eta d'in va-unan, mæs da Zone.

Ar furnez a Zoue a apparis ive sclær en urz caer a zalc'h etoues quement tra en dens crouet, evel er chenjamant eus an eil sæson goude eben, er succession quer just eus an nôz hac an deiz an eil goude eguile, en dro quer reglet eus an heaul ac ar steret. Quement tra crouet so, a zeu da agissa bepret hervez an urz merqnet gant Doue da

hep hini, hac a zesq deomp ar per a dleomp ober hon-unan evit Doue.

Anaout a dleomp c'hoas facil he vadelez en hon andret pa'z eo evit hon utilite hac evit hor servij en deus crouet an traou-se oll, ha quement-se a zle hon excita d'he trugare-cât evit he oll madelezou.

Piou ne all quet lenn chars ar levr bras-mâ eus ar bed? Ha pehes impression na dlefe-en quet ober var hor spere-jou ha var hor c'halonou? Soueset oump penaus quement a hermitet santel ho deffe tremenet daou, tri-uguent vloas ho-unan en desert, ha cals anezo hep levrion, mæs el levr bras-mâ eus ar bed e cavent tout, ma vije pur hor c'halon ha resonnabl hor speret, e cafemp oll ive chars ar memes levr peadra d'en em instrui ha d'eu em edifia.

---

*Ar c'huec hvet devez a viz Du*

## SANT LEONARD, HERMIT

AR sant-mâ brudet dre ar brotection ha dre ar sicour bras a rend d'ar gaptivet pere er ped hac a c'houlen he assistanç, a oa gunidic eus a Franç. Goude beza bet quelennet hac instruet gant sant Remi, pehini en elevas er pratiq eus an oll vertuziou, en em rentas den a ilis, hac evel m'en devoa un talant particulier evit touch ar c'halonou, e c'houneas un nombr bras a eneou da Zoue dre he exhortationou santel. He garantez en andret an oll dud paour hac affliget, ac ispicial e quever ar prisounerien a oa ravissant: beza e voa ho frotecteur, ho avocat hac ho zad, mont a ree er prisoniou hac er bassefossiou d'ho soulaji ha d'ho c'honsoli, d'ho instrui ha d'ho c'honvertissa.

Ar roue a Franç a ree quement a istim eus he vertu, ma prometas dezâ ar c'heuta escopti en em bresantse; mæs ar sant a respontas dezâ gant humilite en devoa renoncet d'an oll esperancou eus ar bed ha d'an oll digniteou. Ar prinç o veza he boursuet da c'houlen da viana ur c'hraç bennac digantan, e c'houlennas ar bermission da zilivra ar brisonerien a gafse dign eus ar c'hraç-se; ar roue estonet o velet an nebeut a gas a ree eus ar faveuriou hac eus ar madou, ha ravisset o consideri he garantez vras, a accordas dezâ he c'houlen, hac en estimas mui a-se.

Ar sant affliget o velet an istim vras a ree anezan, en em retiras er c hartier a Limoje en ur c'hoad, sevel a reas an hermitaj en desert-se, e pelec'h ne veve nemet gant griziou e huero a gave er c'hoad; tremen a ree an darn-vua eus an deiz hac an nôz en oræson, ha n'en devoa evit guele nemet an douar ien. Cousgoude he zèl ardant evit silvidiguez an eneou a ree dezâ sortial aviziou eus he ermitaj evit mont da instrui ar hobl divar-dro, ha pep gueich a convertisse da Zoue cals a eneou.

Ar rouanes a Austrasi o veza en danjer da vervel e guiliou, ar roue he fried a gassas pront da glasq an hermit santel-man evit dont d'he guelet. Ar sant na zaleas quet d'en em renta; ar roue quentre m'er guelas, a lavaras dezan gant ur fizianc vras: *Den Doue, obtenit d'in, me ho ped, dre ho pedennou, dilivranç ar c'hrouadur ac ar vam.* Sant Leonard o veza antreet a campr ar rouanes prest da vervel, a reas evit-hi ur beden verr, mæs fervant, ha querquent e voe dilivret a boan. Ar roue leun a joa a ofras dezan presanchou caer, mæs he galon a oa re distag diouz madou ar bed evit ho receo, ac e respontas: *Prinç, donesonou an Autrou Doue n'en em beont quet dre aour na dre arc'hant, mæs dre actionou a c'hraç ac euvrou mad; distribuit, me ho ped, d'ar beaurien ar pris eus ar presanchouse evit trugarecât Doue eus ar c'hraç en deus græt deoc'h: evidon-me n'am eus quen ambition nemet da veva paour ac ancouet gant ar bed em solitud.* O vezaʼ levaret quement-se, e tistroas pront d'he zesert e pelec'h varvas er bloas 559

Done a zisclerias he santelez dre gals a viraclou. An niver a chadennou a zigac ar hrisonerien var he va, a so ur merq hac un testeni eus ar garantez a gonserv bepret evit-ho ebars an eê.

REFLEXION

Ar sant-mâ en deus renoncet da vadon ar bed, d'an enoriou ha d'an digniteou; refuset en deus an escopti; peguement a dud, sioas! a so abuset ha dallet gant ar pres ho deus da zastum madou, da glasq enorion hac ar renceu huel, peguement a dud so pere ne sonjont nemet er bed, ne glascont nemet vaniteou ar bed, ne labouront nemet evit en em avanç er bed? Cousgoude petra servijo d'an den beza gouneset ar bed oll, mar deu da goll he ene?

O va Doue, va zennit eus ar bed-mâ, pe distaguit va c'halon diouz ar bed

---

*An eizvet devez a viz Du.*

## SANT FLORANT, ESCOP.

AR sant-mâ, guinidic eus a Scoss, en em rentas relijius en amser ma edo c'hoas iaouanc, hac a roas souden exemplou bras a ferveur, a humilite ac a vortification. En amser-se e oa guiz etouez ar relijiuset, goude beza bet instruet ha furmet er vuez spirituel, da guitât ar gouent gant permission ho abad evit mont da dremen en desert ar rest eus ho buez er pratiq eus ar hinijen particulier a inspire Doue dezo. Florant en em retiras en ur solitud e cartier Alsac, e pelec'h e tremene casi he oll amser er gontemplation, ha ne zicontinue he oræson nemet evit labourat un tamic jardin pehini a oa suffisant evit he vaga; he vevanç a gonsiste e grisiou lousou paredet en dour.

Ar sant, o velet he jardin hac he labour dispennet bemnôz gant al loenet gouez, a hedas an Autrou Doue ne bermetse quet e rasent mui ar seurt domaij dezan, ha divar neuse ne resont drouc ebet, dont a resont, memes da zona ha da voasa quement outan, ma choment casi nôz deiz en he guichen.

Ar roue Dagobert a gassas un devez tud da chasseal er c'hoad ma edo an hermit santel-mâ; caer ho devoa hala ne gavent netra, o veza digoueset erfin gant he ermitaij, e voent soueset oc'h he velet e creis ur vanden loenet gouez, ar chasseourien-se pere a oa tud digonsianç, a ziffizias varnezan e alse beza ur sorcer; he injuria a resont, ac e quemersont c'hoas ar pezic en devoa, bete ha vantel. Ar sant a souffias quement-se gant patiantet ha gant doucder, ha pa emedent o vont quit, e lavaras dezo: *Va breudeur, n hoc'h eus quet quemeret an oll, caeit c'hoas guenoc'h ar voal-mâ, ar rest eus va meubl.*

Conta a resont d'ar roue ho avantur Ar prinç a c'hoantea guelet an hermit; cass a eure d'he glasq hac admira a reas he vertu hac he santelez.

Un nebeut amser goude-se e oue choaset evit escop eus a Strasbourg, gouarn'a cure he escopti en ur fæçon santel

meurhet epad daousec vloas; ha bepret e oe remerquet enna an ær hac ar vodesti eus ur relijius, ar vijilanç ac an denerdiguez eus ur pastor, ar zèl hac ar garantez eus un abostol. Erfin leun a veriton, e varvas evel ma varv ar sænt, er bloas 675.

REFLEXION.

Ar sant-mâ insultet hac injuriet gant tud direæson ha digonsianç, a soufras tout gant un doncder ha gant ur batiantet admirabl. Peguer patiant oa ar sænt, mæs peguer colerus oump-ni! considerit an effejou eus ar goler, hac ho pezo euz ac horreur ous ar viç-mâ. Ho renta a ra fachus hac insuportabl deoc'h hoc h-unan ha d'ar re-all. Da biou na zeplij quet compagnunez un den pehini en em dranspôrt evit an distera occasion? Un den e coler a so un dra estranj ac horribl da velet. Eus ar goler e hoas e teu ar gassoni, an drouc-preseg, ar mallosou, an injuriou, ar vanjanç, ar muntrou.

Ma teufe ur re-bennac direæson d'ho ober un lacât e coler ouzoc'h, arabât e deoc'h conceza ar memes fent evitdan, ha ne dleit quet bezâ quer mechant hac ên. Donc hac en lanç ar gurun varnoc'h quelles guech ha ma ez offancet?

Mar manq ho pugale pe ho servijerien da ober ho dever, corrijit-ho, mæs hep en em dransporti; ar goler na servij da vad ebet; ar goler a so ur væstrez re fall, evit disqui ar vertu d'ar re-all. Ne dleer lavaret, nac ober, nac antrepren netra durant ma santer he galon troublet gant ar goler, ret eo gortos ma vezo tremenet ar galonat-se, ha ma vezo calmet ho speret.

---

*An eizvet devez a viz Du.*

## SANT GODEFROA, ESCOP.

Ar sant-mâ a oa gainidic eus an escopti Soasson. He dad o veza he lequeet abred en gouent evit ober he instrui, he acquet so he zlijanç da studia en rentas habil e berr amser, hac evel n'en doa queu intantion en he oll studiou nemet da acquisita squiant ar sænt, e teuas ive da veza devot bras ac un exempl a vertu. He galon en em gave queu tenerel er ferveur eus he oræson, ma oa ret e teuse he zælou da vo-

deri an ardeur eus an tân divin gant pehini e oa anflammet.

Au tad superieur, o velet he ferveur dreist-ordinal, a roas dezan an habit a relijius. Au desir en devoa da imita Jesus-Christ, a reas dezâ eus an oad a bemsec vloas eundui ur vuez crucifiet. Castia a ree he gorf dre ar hinijen, ha mortifia he squanchou naturel eu hevelep fæçon na c'hoarvee jamæs gantan ober sell chet dre guriosite, na lavaret comps ebet inutil. O veza bet carguet da servija ar relijiuset clan, er greas hepret gant ur garantez admirabl; quen drant ha quer joaüs e oa eu bo e hichen, ha quer serviabl, ma teuent da joaussaat oc'h he velet.

Ar c'hartier a Soasson o veza affijet dre ur sec'hor hac ur merventhras, quen etoues au dud, quen etoues al loenet, au escop pehini a anavee e oa quement-se ur bunition a Zoue, en devoe recours d'ar sant-mâ, hac er pedas da zont da secour he escopti pehini a edo en ur desolation ar vrassa. En em reuta a eure hep dale, ha goude beza pedet evit ar bobl affijet-se, e piguas er gador evit exhorti an oll da implori misericord au Autrou Doue, queit a ma ree d'he auditoret seuilla cals a zaelou, e teuas glao gant quement a aboudanç, ma rede an dour e peplec'h.

Esperout a ree achun he vueze peoc'h en he gouent, mæs choaset e oue, eu despet d'he humilite, evit escop eus ar guær a Amien. Biscoas ne oue humbloc'h eguet aba m'en em velas escop He zispign a oa dister evit gallout sicour muia-se a beaurien: labourat a eure da lemel ar goall guisiou a vele etoues he bobl, ha da lacât un urz vad etoues an dud a ilis, hac er c'houeuchou a zepante anezau. Ne oue quet nebeut a gontroliez en devoe da soufr, mæs Doue pehini a oa he oll souten, hac e pehini en devoa lequeet he oll fizianç, er sicouras hepret, he gouraij a drec'has an oll ampechamanchou, hac a zeuas a-benn a bep-tra. Ar prelat santel pehini en devoa hepret un inclination vras evit ar solitud, goude beza gouvernet he escopti epad unnec vloas, a guemeras an heut da Reims, evit oher au diles eus he garg, mæs cleuvel a eure e Soassou, e pelec'h e reutas he ene curus d'he Grouer, er bloas 1115, etro an oad a eiz vloas ha daou-uguent.

REFLEXION.

*Eurus*, eme ar profet, *an nep en em ro da servij Doue adalec he iaouanctis.* Sant Godefroa en deus bet an eûr-

vad-se, quemeret en deus abred ur pleg-mad, evelse en deus profitet so avancet æz ha facil er vertuzion; cundnet en deus bepret ur vuez santel ha mortifiet, ha hepret e oa contant ha joaus. Peguement a dud iaouanc, siouas! a ro ho bloavezion quenta d'ar hed ha d'ar plijadurezou. Ne d'é quet sonez na santont nemet degout evit ar vertu: lesen Doue a seblant dezo diæz ha tenn meurbet, an devotion hac ar binijen a guavont rust ha c'hnero; evelse e teuont da gozzaat er c'hrim ha da vervel ennan. Mæs en em zisabusit, tud quez: grit hoc'h-unan an experianç, hac e santot souden an douçder eus ar binijen, hac ar joaa ro ur vuez devot. Un deiz a vouessot pere eo ho devezo bevet contantoc'h ac eurussoc'h, pe ar re ho deus commancet da servija Doue adalec ho iaouanctis bete fin ho buez, pe ar re n'ho deus servijet nemet ar bed bete ar maro.

---

*An navet devez à viz Du.*

## SANT HAMBON, MARC'HADOUR.

Doue en deus roet d'he Ilis sent eus a pep etat ac eus a bep condition, evit disquez deomp e aller en em santifia e pep vocation.

Sant Hambon, map da ur marc'hadour, eus a Gremon, en em rentas ive marc'hadour, tremen a reas he iaouanctis o verza marc'hadoures e stal he dad. Ober a ree he drafic hac he gommerç gant ul lealdet bras, non pas epquen hep trompleræz ebet, mæs hep guerza memes biscoas en tu-all d'ar pris just ha ræsonabl.

Patiantet ar varc'hadourien a ve allès eprouvet gant tud dificil ha direson; ait den iaouanc-mâ en devoa bepret un ær douç ha gracius, pe en a vize quemeret pe rebutet he varc'hadoures. Hac en amser na vize den en he stal nemetan, en em lequea da lenn, pe da ober ur bédeu bennac.

Consacri à ree er suhou ha goueliou antieramant oll da servij Doue, hep clasq divertissamant na diver-amser ebet, assista à ree gant un dévotion dreist-ordinal en ofiç divin, ac e implije an nemorant amser o pratica euvron a garantez. Ar vertu, al lealdet ac ar gonsianç vad eus ar marc'hadour iaouanc o veza deut da veza anaveset, he stal a oa bepret leun a dud; ha petra-bennac m'en em gontante

eus ur profit bian, a teuas evelse da zastum madou bras.

Goude maro he dad, oc'h en em gavout mæstr eus he dra, e commancas da ober alusennou bras; ne zeporte quet ma teuse ar beaurien da daolh he zor, mont a ree d'ho c'hlasq bete en ho ziez, evit soulaji ispicial ar beaurien mezus, pere ne gredent quet discleria ho faourentez, ha pourvei a ree da necessiteou an oll beaurien eus ar guær a Gremôm. He bried, pehini evit gur a oa ive vertuzus, mæs pehini cousgoude ne devoa quet quement a fizianç eveldan e providanç Doue, o veza represantet dezan penaus en em lequee dre he alusennou quer bras, en danjer da gaout erfin dienez be-unan, e respontas dezi gant he youçder ordinal: *N'ho pezet aoun ebet, Doue en devezo sourci ac'hanomp, quent a ma hor bezo sourci eus ar beaurien.*

En ur bourvei d'an necessiteou corporel eus he nessa, ne vanque quet d'he sicour ive en he necessiteou spirituel; evel ma oa leun eus ar garantez divin, e parlante a Zoue gant quement a onction hac a c'hraç, ma touche ar c'halonou; consoli a ree ar re affijet, quelenn hac instrui a ree gant doucder ha gant carantez ar re a fazie, ha dre he alyou fur ha carantezus e c'houneas cals a eneou da Zoue. Erfin goude beza cunduet epad ouspen daou-uguent vloas ur vuez quer santel, e rentas he ene d'he Groner, er bloas 1197. An nombr bras a viraclou a c'hoarvezas var he ve, a reas he ganonisa trisec miz ha seitec devez goude he varo.

REFLEXION.

Ar marc'hadonr-ma a so en em rentet ur sant bras, hac en deus dastumet cals a vadou, en ur ober he drafic ac he gommerç gant lealdet; bezit just ha leal eveldan en ho commerç, ac en em santifiot ive en hoc'h etat, ac a prospero pep-tra gueneoc'h; mæs mar deut da ober tromplerez pe fallagriez en ho commerç, na esperit quet ho pe chanç ebet, rac ar madou goall acquisitet a ia hepret e dunumu ha da netra.

Peguement a varc'hadourien a goll ho ene dre an injustiçou a gometont pe o verza marc'hadourez, pe o trafica gant loenet; mar gallont euset ar si pe ur faut a ve en ho marc'hadoures pe en ho loenet, e teuont d'ho guerza evel pa ne ve faut ebet enno, ha goude beza tromplet evelse ur ra bennac, e sonj dezo beza græt un taol caer, mæs sioas! un taol fall eo, rac ober a reont c'hoas muia e haou out-ho ho-unan, eguet ous ar re a dromplont.

Mar feli deoc'h eta ober ho salvidigues en ho commerç ha prosperi ennan, pa brenot ha pa versot, liquit an traou evel ma tallont ervez Doue.

Pa veac'h boc'h-unan o prena, ha c'houi a garre beza tromplet, pe autramant e ve guerzet deoc'h un dra mui evit na dall? Pa veac'h eta o verza, dioualltt hoc'h-unan rac quement-se, rac lesen Doue hac al lesen naturel a zifen na raemp d'ar re-all ar pes ne garremp quet a ve græt deomp hou-unan. Supposet memes ma veac'h bet tromplet hoc'h-unan o prena un dra bennac, na sonjit quet evit quement-se ho pe guir na ræson da zrompla ar re-all en ur verza ar memes marc'hadourez. An nep en deus ho tromplet, en deus goall-græt, na zeuet quet eta d'he imita, soufrit ar c'holl-se, ha Doue a rai deoc'h un avantaj bennac-all.

---

*An decvet devez a viz Du.*

## SANT ANDRE AVELLIN.

AR sant-mâ, guinidic a rouantelez Napl, a gonservas en he iaouanctis ur burete anjeliq e creis ar brassa tentationou, dre zonjanç Doue pehini a voa doan en he galon ha dre he zevotion evit ar Verc'hes Vari.

Goude beza quemeret an urzou sacr, hac en em rentet babil bras er guir canon ha civil, e commanças da bledi causiou en officialite; mæs evel un devez en ur zifen ur gaus, e tigoueas gantan lavaret ur gaou dister, ha souden goude-se en ur lenn ar scritur sacr, o veza coueset var ar c'homsou-mâ, *Ar guenou pehini a lavar gaou, a laz an ene*, en devoa quement a gueuz ha quement a c'hlac'har eus ar faut-se, ma quemeras ar resolution da renonç d'an etat-se, ac er c'huitât a reas en effet evit en em rei oll da servij Doue.

An desir en devoa da gundui ur vuez parfetoc'h, a reas dezan d'an oad a bemp bloas ha tregont, goulen beza recevet etoues an tadou Theatinet. Eno e praticas ar vertuziou brassa ac huela, en em oblija a reas dre ven da renonç bepret d'he volonte propr, ha da avanç atao mui-oc'h-mui en hent eus ar berfectiou.

Goude an ofiç, ha goude beza en em acquitet eus an oll

reglennou eus he urz, e tremene an nemorant amser en oræson, pe en ur labourat evit silvidiguez an eneou. Côfes a ree hep squiza jamæs ha gant cals a frouez, non pas epquen er guær a pehini e chome, mæs e'hoas er bourgadennou divardro. Doue a zisculias dre ur miracl peguen agreabl e oa dezan ar garantez ardant-se en devoa an den santel e quever he nessa; en ur zastrei eus ar gôfes un den elan un noavez rust ha dû meurbet, an avel bae ar glao a vougas ar goulou a zougue ur c'hompagnon a edo gantan. Tra admirabl! nac an eil nac egile anezo na oue glebiet tam, ac ur sclærijen pehini a sortia eus ar sant, a reas dezo guelet sclær ho hent.

Ar servijer bras-mâ da Zoue a gundue ur vuez mortifiet meurbet; caret a ree an humiliationou, ha beza en devoa ur baliantet hep he far. Ur map d'he vreur o veza bet laset, e soufras quement-se hep en em droubli, ac e viras ous he guerent na zeusent d'en em venji ous ar re ho devoe el lazet.

Erfin o veza deut var an oad, bae uset gant he labourou bras, eu ur gommanç he oferen, o lavaret memes ar c'homsou quenta: *Introïbo ad altare Dei*, pere a repetas bete teir gueich hep gallout lavaret quên, a oue scoet en un taol gant ar c'hlênvet a apoplexi, receo a reas prompt he sacramanchou, ac a varvas gant ur peoc'h bras etre divrec'h he vreudeur. He varo eürus a erruas er bloas 1508.

REFLEXION.

Ar vertu a burete hon rend re agreabl da Zoue, ac hon tosta re ons an ælez memes, evit mancout da excita an avi hac ar valic ens an droue speret: cetu petra ra dezan ober he oll effort ac implija mil ha mil dentationou evit clasq hon lacât da goll ar vertu admirabl-se. Mæs ra vezo doujanc Doue doun en hor c'halon, ha bezomp devot d'an Itron Varia, evel ma oa ar sant-mâ, hac e trec'himp facilamant oll tentationou ar speret infernal.

Goulennomp gant ferveur ar vertu-mâ digant Doue dre intercession ar Verc'hes santel. Conservomp gant sourci ar fleurdelisen gaer-mâ, divoallomp na zane da voenvi. Ne deus vertu ebet a guement e deffe mui a vuir da esperout eus an eê mui a secour ha mui a c'hraçou evit ar vertu aujeluq-mâ.

Au

*An unnecvet devez a viz Du.*

## SANT MARTIN, ESCOP.

AR sant-mâ a voe ganet e Pannoni. He gnerent a voa payanet ; mæs Martin o veza deut da anaout ar religion gristen, en em zisposas dre ur vuez vad da receo ar vadiziant. He dad o veza gret dezâ mont d'an arme, he gamaradet a gommanças da ober goab eus he vodesti hac eus he furnez ; mæs soufr a reas ar goaperez-se gant quement a zouçder, ma teuzout souden d'he respeti ha d'he veuli. Petra-bennac ne voa quet bras ar paë a douche, e partaje bepret gant ar beaurien an nebeut eu devoa.

O veza rancontret ur paour divisq e-bars dor ar guær a Amien, e troc'has he vantel en daou hanter gant he gleze, hac e roas an hanter d'ar paour quez-se. En noz valerc'h, hor Salver a apparissas dezan goloet gant ar vantel-se, ur vision quer consolant a inspiras dezan ur fiziançquer bras er vadelez a Zoue ; ma quemeras ar resolution da guitât pep-tra, evit he servija epquen.

Mont a reas hep dale da gaout sant Hilær, escop a Poetie, evit disqui gantan ar guir hent eus ar silvidiguez, sant Hilær en recevas gant joa, hac a anavezas e vize un deiz he zisquibl brassoc'h mæstr evitâ.

Sant Martin a zistroas goude-se d'he vro, hac o veza convertisset he vam hac un nombr bras a bayanet, en em returas en un desert tôst da Boetie.

Goude maro sant Liboar, escop eus a Dour, a voe eboaset en he blaç en despet d'he bumilite. Evel m'en em gave importunet dre gals a visiton er guær a Dour, e reas sevel ur gouent vras hanvet Marmoutie, un hanter-leo diouz quær, e pelec'h e recevas pevar uguent relijius, gant pere e cundue ur vuez anjeliq, hep diminui netra eus ar sourci dreist-ordinal a guemere eus he bobl. Bep bloas e ree ar visit eus he oll escopti, ha bepret gant cals a frouez; biscoas ive ne oue guelet un escopti guell reglet, nac un devotion vrassoc'h etouez an oll bobl, ouspen-se e labouras gant ur gouraij vras, bete exposi alies he vuez evit convertissa ar rest a bayanet a gavas c'hoas e Franç.

Ober a eure cals a viraclou bras, mæs ar santelez eus

he vuez a elle beza consideret evel unan eus ar re vrassa. Un devez o veza reprenet ur belec banvet Bric, dre na veve quet ervez ar santelez eus he stat, ar belec-se a respontas dezâ en ur fæçon direspet, hac en injurias memes publicamant. Ar prelat humbl a soufras quement-se gant ur batiantet admirabl. Petra ho pize-bu græt en he blac? Mæs petra respontas ar sant? Ansao e verite ar rebechou-se, hac e verite beza lamet diouz he garg, suplia a reas ar belec-se da bidi Doue evit he gonversion, hac e prometas dezâ e raze quement-all evitan, pidi a reas en effet evitan, hac he gonvertissa a reas, bete ma teuas da veza he successeur, da lavaret ê, escop en he c'houde, hac un escop santel. *Pebes miracl a humilite! ha pebes chenjamant græt dre an dorn oll-galloudec a Zoue!*

Ar c'hont Avicin pehini a oa un den rust hac absolu, o veza deut d'ar guær a Dour evit lacât d'ar maro un nombr bras a dud pere en devoa græt lacât er prison. Sant Martin, o velet ne oa speranç ebet da gaout graç digantan evit an dud paour-se, en em rentas var dro hanter-noz dirac ty ar c'hont, hac en em lacaas eno da bidi Doue da douch he galon; er memes amser an c'hont a glevas ur vouez pehini a lavare dezan: *Martin, ar servijer da Zoue, a so e-hars da zor, ac e cousques a-se e peoc'h.* Ar c'hont a savas, dont a reas he-unan d'an or, e pelec'h e cavas an escop santel, auaout a reas en un taol he intantion, hac e accordas dezâ rac-con graç an oll brisounerien, hep rei dezan an amser d'he goulen.

Ar sant bras-mâ en he glenvet diveza ne ehaneo pidi Doue d'en dilivra eus he exil, ar re a edo en-dro dezâ a lavaras erfin en ur vouela: *Perac, hon tad hac hor pastor, e fell deoc'h hor c'huitaat? Mar deut d'hon dilesel, piou a zeui d'hon instrui? Piou hon difenno-ni ovs adversourien hor silvidiguez?* Ar pastor carantezus touchet dre ho c'homsou, a lavaras: *Mar d'oun c'hoas, ô va Doue, necesser d'ho pobl, ne refusan quet al labour, ho polontez bezet græt.* Erfin leun a fizianç er vadelez a Zoue, pehini en devoa caret ha servijet gant ur fidelite quer constant ha quer parfet, e rentas he ene d'he Grouer er bloas 400, oajet a ur bloas ha pevar-nguent

REFLEXION.

Sant Martin, coutant da vervel evit guelet Doue, contant da veva evit sicour he bobl, a c'houlen epquen ma vezo

gret bolonte Doue. Deut d'he imita en he gonformite, en he resinatiou da volonte Doue, ne zesirit netra er bed nemet bolonte Doue; liquit hoc'h oll devotion da veza ar pez a fell da Zoue a veac'h, da ober ar pez a fell da Zoue a reac'h, da soufr ar pez a fell da Zoue a soufrac'h, mar græt quement-se, e viot ur sant bras.

---

*An daouzecvet devez a viz Du.*

## SANT MARTIN, PAP HA MERZER.

AR sant-ma, gunidic eus a Doscaan, goude beza en em roet oll en he iaouanctis d'ar studi, hac en em rentet habil bras, a gunduas ur vuez quen humbl, quer fur ha quer santel, ma voa choaset evit pap, goude maro ar pap Theodor.

Sant Martin, pastor mad ha fidel, ouspen ar sourci extraordinal a guemere da bourvei d'ar ezomou spirituel eus an eneou, en devoa ur garantez quen tener evit he bobl, ma voe hanvet tad ar beaurien, hac evit guir, biscoas ne oa guelet ur galon truezussoc'h en andret an dud affljet, na sourcissoc'h d'ho soulaiji.

An impalaer Constanç, pehini a oa heretiq, a reas he oll bossubl evit he aha da sigua un dra control d'ar feiz; maes ar sant a refusas a-grenn he ober, ac a respontas gant ur gouraij dign anezan, e andurse quent pep seurt tourmant hac ar maro memes. An impalaer, oc'h en em velet refuset, a antreas e coler, hac a guemeras ar resolution d'en em venji. Rei a reas urz d'he dud d'en em sesia eus ar pap, ha d'he gass da Gonstantinopl, e pelec'h e oaa tretet en ur feçon indign hac injurius meurbet. Carguet e oue a chadennou, ha lequeet en ur prison, e pehini e voe dale het epad tri miz, hep caout al liberte da barlant ous den ebet. An impalaer, o velet ne voa quet moyen da drec'hi he gouraij, a ordrenas he gass en exil da enesen Quersonees an tu-all d'ar Pont-Euxin.

Ne oufer quet compren peguement e anduras en he exil etoues ur bobl payen ha barbar, pehini er c'hemere evit ur criminel, hac en lesas da vancout a bep-tra. Ar sant a languissas epad pevar miz, en ur soufr hemdez ur verzerinti nevez, hep sicour a bers den ebet, ar gonsolation uniq

en devoa, a oa au hini a sante da soufr dre garantez evit Jesus-Christ.

Erfin o santout he ners o timinui bemdez, e scrivas d'an dud a ilis eus a Rom, evit lavaret dezo an diveza adieu, ac evit ho exhorti da berseveri er feiz ac e carantez J.-C. Goude-se e recommandas da Zoue an Ilis universel, en ur lavaret: *O va Salver, pastor eternel an eneou, gousout a rit petra am eus soufret dre garantez evidoc'h, achuit va exil, ha ma discarguit eus ar c'horf miserabl-mâ, evit ma allin mont d'ho temeuranç eürus da gontempli ho perfectionou infinit. Recommandi a ran deoc'h, o va Jesus! an eneou hoc'h eus fiziet ennon; sonjit ez int ar pris eus ho coad precius.*

Ar protecteur courajus-mâ eus ar feiz, ar merzer glorius-mâ da Jesus-Christ a varvas en he exil er bloas 655, goude beza gouernet an Ilis epad c'huec'h vloas ha tri miz.

REFLEXION.

Ar sant-mâ a so bet en he vuez leun a garantez hac a druez en andret an dud paour, an dud estrenn hac an dud affljet, cousgoude abandonet eo bet he-unan en he exil, hep sicour, hep soulajamant, hep consolation ebet. Greomp epad hor buez an oll vad a allimp, mæs na glasecomp quet hon recompans er bed-mâ; deportomp hac esperomp ur recompans caeroc'h e rouantelez Doue.

Consideromp penaus ar bed-mâ a so plac hon exil, un draonien a zaelou, a fatig, a boan hac a affliction; ha penaus an eternite eürus a so hir avoalc'h evit disquiza, evit reposi, evit en em gonsoli hac en em rejouissa en Doue er gompagnunez caer eus ar sænt hac eus an ælez.

---

*An trisecvet devez a viz Du.*

## SANT DIDAS, EUS A URZ SANT FRANCES.

SANT Didas a oa guinidic ens a Spaign. He guerent pere ne voant quet pinvidic a vadou ar bed, o velet n ho devoa quet cals a dra da rei un deis d ho map, a guemeras cals a sourci d'en instrui ha d'en elevi en donjaue Doue.

En amser ma edo e hoas iaouanc, ez eas da gaout ur helec santel eus he gartier, evit he bidi d he receo en he dy,

ha d'he zisqui da servija ervad an Autrou Doue. Cundui a reas gant ar helec-se ur vuez penitant ha mortifiet ; tremen a ree hemdez un amser vras en oræson, ha pe seurt labour bennac a ree, he sonj a oa bepret en Doue. Evel n'eu devoa ive nemet Doue en he galon, ne barlante nemet a Zoue, hep en em blijout morse o parlant a dra-all ebet.

Da benn ur maread amser, an desir en devoa da hellât diouz ar bed, a reas dezâ mont d'en em offr da relijiuset sant Frances, evit servija er gouent e qualite a vreur. O veza bet recevet, e roas d'an oll relijiuset exemplou bras a humilite, a vortification hac a garantez gristen ; obeissa a ree d'he superioret evel da Zoue memes, pratica a ree panijennou quer rust, ma rede ar goad diouz he gorf. He zevotion evit ar Verc'hes Vari a ree dezâ celebri he gouelion gant ur joa dreist-ordinal, ha iun hep sadorn divar bara ha dour en he enor. Ar sujet ordinal eus he oræson a oa myster ar bassion ; contempli a ree ar myster bras-mâ o tere'hel he grucifi en he zorn, hac he garantez evit J.-C. a voa neuse quen ardant, ma vize alies extasiet.

Ne voa quet bet er studi, mæs recevet en devoa digant Doue ur squiant hac ur sclærijen surnaturel. He superioret oc'h anaout he virit hac he santelez er e bassas da Ganari evit beza gardien ha superior eus ur gouent ho devoa eno. Didas a recevas ar garg-se evel un obligation evitâ da veza humploc'h ha fideloc'h da viret an oll reglennou eus he urz. O veza cavet e Ganari un nombr bras a bayanet, a labouras gant cals a fatig d'ho instrui, hac en devoe ar gonsolation d'ho e hounit casi oll da Zoue.

Erfin goude heza recevet he sacramanchou en he glênvet diveza, e quemeras he grucifi etre he zaouarn, ac o veza prononcet ar c'homsou-mâ, pere a gân an Ilis en enor d'ar groas : *Dulce lignum*, etc. *O croaz saer ha douç ! o tachou precius, o croaz adorabl pehini a so bet dign da zouguen ar Roue souveren eus an eê hac an douar*, e rentas gant ur fizianç vras he ene da Zoue er bloas 1463.

REFLEXION.

Ar sænt oll ne d'int quet bet doctoret, ha n'ho deus quet bet oll sperejou dreist ar gommun ; mæs an oll sænt a so bet humbl, mortifiet, devot, ha tud a exempl vad ; dre ho humilite, dre ho mortification ha dre ho devotion eo ho deus, gant ar sicour eus ar c'hraç, acquisitet ar san-

telez-se, pehini a ra ar sujet eus hon admiration hac a ra an objet eus hon respet ac eus an enor a rentomp dezo.

O peguen admirabl eo Doue en he sænt, hac er moyenou en deus roet deomp evit en em santifia!

Ma vize bet necesser beza habil bras, ha caout vertuzion dreist-ordinal evit beza sænt, peguement a dud ho divije collet couraij! Mæs Doue en em blij oc'h en em gommunica d'an dud simpl, ac ur galon humbl a blij mui dezan eguet ur speret bras. Ne d'è quet capabl an oll da brezeg an Aviel, na da vont er broiou pella da gouvertissa an eneou, mæs piou na ell quet en em humilia? Piou na ell quet mortifia he inclinationou direglet? Piou na ell quet pidi? Cetu a-se oll squisnt hac babilite ar sænt: en ur ober quement-se eo ez int en em santifiet hac ez int deut da veza sænt.

---

*Ar pevarsecvet devez a viz Du.*

## SANT STANISLAS KOSTKA.

Beza ez eus sænt eus a bep oad, a bep sex hac a pep condition. An hini a behini e scriver amâ ar vuez, hac a varvas d'an oad a drivec bvet vloas, a zisquez deomp penaus an dud iaouanc a ell receo ar brassa faveuriou eus an eê, querconls hac ar re a so avancetoc'h en oad.

Stanislas, dijentil bras eus a rouantelez Poloign, a garas Doue quer buan a ma oue capabl d he anaout. Ar c'henta usaij a reas eus he oræson, a oue en em ofr hac en em gonsacri da Zoue. Ar burete eus he galon a oa peintet var he visaij; beza ez oa bepret douç ha modest, bepret ingal ha contant; an distera coms dishonest a ree dezan ruzia; hac evel ne garas morse an divertissamanchou, e roe he oll amser d'ar beden ha d'ar studi. He guerent hac he brecepteur a oa soneset o velet ur furnez ac un devotion quer bras en ur c'hrouadur quen iaouanc. Mæs he vreur hena pehini n'en devoa quet ar memes vertu, ne alle quet he soufr hac a oa rust bras outan, abalamour na beulie quet ar bed eveldan. Ar c'hrouadur a anduras gantan epad daou vloas, hep eu em glem biscoas, ha bepret e oa gracius ha carantezus en he andret. Seul-vui er presset da veva ervez ar hed, seul-vui en em zalc'he var he evez, gant aoun na zeuse d'en em relachi en he zever en quèver Doue. Sa-

cramanti a ree bep sul, ne antree quet er c'hlass, ne vize bet eu iiis oc'h adori ar sacramant; bemdez e ree da nebeuta un hanter-heur a oræson a galon, ha bepret e sue d'an deiz diaguent ma sacramante.

He guerent o veza be gacet da Vieeu da gontinui be studi, e tigouesas dre voall-chanç en ty un hostis huguenot. Stanislas en devoe eno ur c'hlènvèt bras ha danjerus, caër en devoa pidi he hostis da oher digac deza ar sacramant, he hostis miserabl ne ree man ebet; neuse en em vouestlas da santes Barba gant quemeut a ferveur ha gant quemeut a fizianç, ma veritas beza exaucet. Santes Barba a apparissas dezâ gant un æl, pehini a zigassas dezâ ar sacramant, Stanislas a recevas er momet curus-se ur gousolation bac ur soulajamant quer bras, m'en em gavas en nebeut amser en stat da vont d'an iiis evit renta graçou da Zone evit ur faveur quer special.

O veza pare, e reas veu d en em renta jesuist; caer en devoa goulen conje d he guerent, ne felle quet dezo e vize relijius; mæs erfin e heuhas ar vouez a Zoue, partia a eure secretamant ha var droad, evit mont da Rom e pelec'h e voe recevet gant sant Fraucès Borgia, pehini a oa en amser-se general eus an urz. He oll studi er stad-se a oa da bijout da Zoue en ur ober he zever hac he labour ordinal en ur fæçou parfet, rac gouzout a ree penaus ar santelez ne gonsist quet oc'h ober traou bras, nac oc'h ober cals a draou, mæs oc h ober ervad ar pez a e houlen Doue diguencomp. Beza en devoa un obeissanç parfet evit he superioret, he galon a oa bepret unisset gant Done; he garantez evit Jesus-Christ e sacramant an auter a oa quen ardant ha quer sansibl, ma vize guelet he visaij ru-glaou pa vize en troad an auter, alies er guelet evel extasiet epad an oferen, ba bepret goude ar gommunion, he zevotion evit ar Verc'hes Vari a voa ive tener meurbet.

Doue o veza græt dezan anaout an deiz ma tie mervel, e recevas he sacramanchou gant un devotion quen ardant, ma oue touchet an oll assistantet. Goude-se e quemeras ha gruciffi en he zorn, hac he chapelet en-dro d'he vrec'h, hac e chomas evelse en ur silanç bras, an Itron Varia a apparissas dezan var be varo eürus, pehini a erruas da den heur diouz ar mintiu, da voel Maria hanter-eost, er bloaz 1568, en drivec'hvet bloavez eus he oad, ha dec miz goude ma voa bet recevet noviç eloues an tadou jesuistet.

REFLEXION.

An den iaouanc santel-mâ en deus miret ur buretê anjeliq etoues ar gorruption eus ar bed. Conservet en deus he innoçanç eu ur derc'hel diouz compagnunez an dud iaouanc eus he oad : antretenet ha maguet en deus he zevotiou en ur dostât alies ous ar sacramanchou, hac he zevotion tener en andret ar Verc'hes Vari, a so bet evel ar sourceu eus ar graçou bras en deus recevet eus an eê. En em servijit, tud iaouanc, eus memes moyenou, pere a so quen douç haquer facil, hac e viot souden sent.

---

*Ar pemzecvet devez a viz Du.*

## SANTES GERTRUD, GUERC'HES.

Ar santes-mâ, guinidic eus a Sax, querqnent a ma teuas d'eu em anaout he-unan, ha da anaout Doue, en em ofras hac en em gonsacras dezan en ur gouent eus a urz sant Beneat, hac en ur renonç a-neuse d'an oll blijadurezou eus an douar, e eunduas ur vuez celestiel hac anjeliq. Sourcius bras a voa da raporti he oll actionou da c'hloar Doue, ha n'e devoa qnet souj na quen desir nemet da blijout *dezan*.

En ur ober reflexion var ar gurioucou bras eus ar relijion, eu em sante excitet ha douguet mui-oc'h-*mui* da *bra*tica ar vertuziou brassa, hac e arruas evelse eu her-amser ar berfection gristen.

D'an oad a dregont vloas, e veza bet choaset evit superiores eus he c'houent, eu em acquitas eus he c'harg epad daou-nguent vloas, gant quement a furnez ha gant ur sourci quer bras da ober observi oll reglennou an urz, ma rentas he leaneset vertuzus ha parfet meurbet. Evit-hi da veza ar vam hac ar vaestres eus an oll, n'en em gousidere he-unan nemet evel an distera hac an diveza eus ar gouent, hac e servije he c'hoareset gant quement a respet hac a humilite. Beza e devoa santimanchou quen humbl anezi he-unan ma lavare a voa bras madelez ha misericord an Autrou Doue, pa soufre ur hec heres evel-d'hi var an douar.

Evit eu em rei d'an oræson gant ul liberte vrassoc'h a speret, e castie he c'horf dre ar iun ha dre gals a binijennou-all. Pa zeue da gonsideri Jesus-Christ er sacramant

adorabl eus an auter, pe da gontempli he bassion, he c'harantez evitâ hac he anaoudeguez vad a voa quer bras ha quer sansibl, ma rede an dour dtouz he daonlagat.

Procuri a ree silvidiguez he nessa e quement a oa possibl dezi, ha sourcius e voa da soulaiji an eneon eus ar purcator dre he fedennou, ha dre euvrou mad a offre bemdez da Zoue en intantiou-se.

Erfin ar santes-mâ gonde beza het revelationou bras en he buez, ha beza bet ravisset alies hac extasiet epad he oræson ha contemplationou, a rentas he ene pur hac innoçant da Zoue, er bloas 1292.

REFLEXION.

Santes Gertrud en em ofras da Zoue hac en em gonsaeras d'he servij querquent ha ma teuas d'he anaout. Peguen agreabl è da Zoue an ofranç-se eus ar c'hrouadur quen innoçant!

Ervez ma teaque deomp an tadou santel eus an Ilis, an oll vugale querquent ha ma ho deus an usaij a ræson, a so oblijet d'en em drei ous Doue, d'he adori, d'he anaout evit ho c'hrouer hac ho mæstr souveren, da ober actou a feiz, a esperanç hac a garantez, da lavaret è, cridi en Doue, esperout ennan hac he garet a greiz ho c'halon. Cetu eta ar pez a zle an tadou ha mammou disqui abred d'ho bugale, cetu ar santimanchou a zleont inspira dezo.

Disqui a zleont dezo ez int crouet gant Doue hac evit Doue, da lavaret è, ez int lequet gant Doue er bed evit he garet hac he servija, evit beza un deiz eurus gantâ en he varados. Ho disqui a zleont da drugarecât Doue eus an oll graçou ho deus recevet digantâ, d'he drugarecât da veza ho c'hrouet, ho c'honservet, ho frenet en ur vervel er groaz evit-ho, da veza ho recevet en Ilis dre ar sacramant a vadiziant, ha disqui dezo da ofr ho c'halon da Zoue ha d'he bidi gant devotion.

---

*Ar c'huesecvet devez a viz Du.*

## SANT MALO, ESCOP.

AR sant-mâ, pehini ervez ar Martiroloj Romen, en devoa an donæson a viraclou adalec he iouanctis, a oa gui-

nidic a Vro-Sans. He dad hanvet Vent a oa un dijentil bras, hac he vam hanvet Darval a oa remercabl dre he vertu. Quentre ma voe ho c'hronadur en oad da veza lequeet er studi, er rosont da un abad santel, evit beza instruet er gouent.

Evel m'en devoa dispositionou caër a speret, ac ur galon douguet d'ar mad, e profitas meurbet er sqniañchou couls hac e vertuziou. Raporti a rèr anezan en amser ma edo c'hoas cronadur, un dra miraculus-bras. O veza eet un devez da bourmen gant ar scolerien-all var bord ar mor, e aseas var un vouden douar e oa var an aod; en em ancouât a reas eno da gonsquet, queit a ma c'hoarie ar re-all: ar mor pehini a edo o tont ebars, er surprenas, he gridi a rezeur beuzet ba maro, mæs Doue en devoa bet sourci anezan; he væstr o veza diredet dî, er c'havas e peoc'h var ar vouden douar var pehini e oa bet aseet, pehini a flotte var an dour evel ur planquen. Ar burzud-se a grescas an opinion-vad en devoa deja he væstr eus he vertu ha n'er galvas mui nemet ar c'hrouadur a virael.

Da benn un nebeut amser, Malo en em rentas relijius er memes couent. He abad en estime cals, hac er propose d'ar relijiuset evit exempl, quement-se a reas da binennon eus he vreudeur caout avi ha jalousi outan, en hevelep fæçon m'en devoe cals da sonfr gant-ho. He vertu hac ispicial he humilite a reas dezan anduri oll gant patiantet, hac hep oher man ebet, mæs ar memes *humilite* a reas dezan quitaat Bro-Saus quentre ma clevas e falled he lacaat da escop er vro-se.

Ambarqui a eure, hac e abordas en ur gour-enesen tost d'ar guær a Aleth, banvet bremâ Sant-Malo. Ar vuez anjeliq a gundne eno a eure souden da venr a hini eus ar guær a Aleth dont d'en em antreteni gantan. Ne voe qnet ret dezo cals a amser evit anaout an tensor-se a c'hrac, ha represanti a resont dezan ar stad truezus eus ar c'hartier, e pehini edo c'hoas cals a bayanet. Ar sant lenn a zèl hac a garantez a reas d'ar guær a Aleth; prezeg a reas gant quement a ners, ma teuas a benn, gant sicour Doue, da gonvertissa an oll bayanet-se; ho badeza a eure, hac excita en ho zouez un devotion fervant, couls hac etoues ar re fidel.

Goude beza græt ur mad quer bras er c'hartier, e nue lequeet da escop er guær a Aleth. Pebes repugnanç bennac en devoa evit ur garg quen huel, ne allas quet refusi beza

pastor d'ar re pere er c'honsidere evel ho zad, abaoue m'en devoa ho gouneet da Zoue hac ho badezet.

Ar zêl infatigabl eus an escop santel-man soutenet dre an eclat eus he santelez hadre he viraclon, a brocure re a c'hloar da Zoue, evit mancont da zisplijout d'an drouc speret. Ar speret infernal-se a boulsas certen autronez eus ar c'hanton d he gontrolia e pep fæçon, ha d en em opposi d'ar mad a ree. Ar sant o velet quemeut-se, hac o consideri a hent-all he oad bras, goude heza choaset sant Gurval evit he successeur, a guitaas ar guær a Aleth, hac en em retiras en he bart a gostez, evit en em zisposi da ur maro eürus Mervel a eure var dro ar bloas 590.

REFLEXION.

Vertuzion ar sant-man a voe occasion da hiniennou eus he vreudeur da gaout avi ha jalousi outan, goap a reent anezan, hac he voaldreti a reent a daohou teod, mæs ne ree man ebet eus guement-se, hac e ree bepret en he hent. Mar d'oc'h fideloc'h da viret lesen Doue eguet ar re-all, e quefot ive tud avius; mæs na rit quet seblant ous ar pez a lavaro tud ar bed; ha dreist pep-tra liquit evez na zeuac'h da vancout en ho tever, na d'ar pez a zlett d'ho consianç, gant aoun razo.

Ne deus passion ebet, pe autramant viç ebet injustoc'h hac indignoc'h eguet an avi. Ar viç-se ne noas nemet d'ar re a so possedet gantan, elec'h ma ra enor d'ar re a so innoçamant an occasion anezan dre ho mirit pe dre ho vertu.

---

*An seitecvet devez a viz Du.*

## SANT GREGOR TAUMATURJ, ESCOP.

AR sant-man, hanvet Taumaturj abalamour d'an nombr bras a viraclou en deus græt epad he vuez, o veza deut da anaout vanite ar bed, a zistribuas d'ar beaurien ar madou bras en devoa, hac en em retiras en ur solitud evit sonjal epquen en Doue hac en he silvidiguez; mæs ar brovidanc divin e devoa en destinet evit beza unan eus ar brassa ha santela preladet eus an Ilis.

He santelez hac he squiant extraordinal a reas ma oe choaset evit escop eus ar guær a Neocésaree, e pehini casi an oll habitantet a oa payanet; gounit a reas soudeu ho c'halo-

nou dre he zouçder ha dre ar vadelez en devoa evit an oll generalamant. Goude beza gonneet ho c'halonou, e tenas en ber amser d'ho c'honvertissa d'ar feiz dre an nerz eus he instructionou, ha dre he viraclou bras meurbet.

Antrepren a eure sevel un ilis vras, mæs o remercout penaus ar guella hac ar c'haera plaç evit sevel an ilis a voa re stris, abalamour da ur menez a edo en quichen, leun a a feiz hac a fizianç en oll gallout eus a Zoue, e tremenas an nôz en oræson var ar plaç-se, diouz ar mintin e voe guelet ar menez reculet ha retiret a gostez, hac e voe savet sonden un ilis caer er plaç miraculus-se.

Ar pastor sautel-mâ a voa ive un æl a beoc'h, labourat a a ree hep espern he boan evit lacaat an union vad etoues he bobl. O veza savet division etre daou vreur var boez ul lenn, an eil ac egule o pretandi e voa dezan, ar sant goude beza græt inutilamant he possibl evit *ho accordi*, en em rentas var bord al lenn, hac a reas eno he *beden da Zoue;* antronôz e voe cavet al lenn disec het, hac an daou vreur en em unanas.

He druez hac he garantez evit an oll a oa quer bras, ne alle refus netra a guement a c'houlenned digantan. Beza ez oa ur stær vras pehini a gresque quement er goan, ma vize heuzet an dousrou en daou gostez, ar pez a ree un distruj hac ur c'holl estranj er c'hartier; ar bobl divar dro, pere ho devoa cals a fizianç en he pedennou, er *pedas d'ho fre-servi* diouz un dommaj quer bras; mont a eure gant ho var ar plaç, goude beza græt he beden, e plantas he vaz en douar var bord ar rivier, ac a c houdevez an dour n en deus biscoas tremenet an termen-se en devoa merquet dezâ ar sant.

An nombr eus ar miraclou a ree Doue dre intercession he servijer fidel, a so quer bras ma ve ret ul levr expres evit ho merca oll.

Erfin an escop bras-mâ, ar burzud eus he amser, o veza prest da vervel, a c'houlennas pet payen a voa c'hoas en Neocesaree; respontet oue dezan ne oa mui nemet seitec, neuse en ur renta graçou da Zoue, e lavaras, *Quement-se a gristenien a oa pa guemeris possession eus an escopti*, hac o veza suplhet an Autrou-Doue da seleraat ar seitec infidel a reste, e rentas he ene innoçant d'he Grouer er bloas 270, etro an oad a zec vloas ha tri-uguent.

### REFLEXION.

Pa zeuas sant Gregor da escop d'ar guær a Neocesaree, ne gavas casi nemet payanet er guær vras-se, labourat a reas evit ho c'honvertissa da Zoue, hac abars mervel, e teuas d'ho renta christenien devot ha fervant.

Pebes consolation en heur ar maro, evit ur mæstr pehini en deus procuret conversion an eneou a oa didan he garg!

Pebes consolation evit un tad hac ur vam prest da vervel, pere ho deus quelennet mad ho bugale hac ho servijerien, ho deus-hi distroet diouz ar goall-hent, hac ho lequeet da gundui ur vuez christen!

---

*An trived'hvet devez a viz Du.*

## SANT EDMON, ARC'HESCOP.

SANT Edmon, hanvet ordinalamant sant Em, a voe ganet e Bro-Saus. He vam vertuzus, gonde beza en elevet santelamant a viaoic, er c'hassas da Baris da ober he studi, hac e roas dezan ur cilic renn, en ur recommandi dezan d'he zouguen diou pe deir gueich ar sizun, evel ur voyen da drec'hi an tentationon, ha da gonservi ar hurete. Edmon a sentas ous he vam, hac a zougas ar cilic epad he vuez. Durant he studi e voa un exempl a vertu. Ober a reas veu a virjinite dirac imaj an Itron-Varia, ac avoui a eure gonde-se penaus ar vam carantezus-se e devoa he sicouret en he oll dentationon, hac he fortifiet en he oll boaniou. C'hoant bras en devoa da veza habil, mæs dreist pep tra da veza sant. Seul ma cresque en oad, e cresque ive he binijennou, iun a ree hep guener divar bara ha dour, hac a roe bemdez cals a amser d'an oræson.

Gonde beza recevet an urzou sacr, e c'houncas cals a eneou da Zoue dre he sermoniou nerzus ha touchant; evel he galon a oa leun eus a garantez divin, he gomsou a oa comsou tân, pere a anflamma calonou he auditoret. O veza un devez oblijet da breseg e diavez an ilis da ur foul vras a dud, e teuas commoul quen teo ha quen du, ma falveas d'an dud en em denna gant aonn rac an arne. Ar sant a viras; ober a eure sign ar groas varzu ar gommoulen, hac er memes instant e couesas ur glao eston a hep-tu d'an oll bobl assamblet, hep ma oue glebiet nicun anezo.

He vuez santel a reas ma voe lequeet da arc'hescop e Cantorberi e Bro-Saus, an dignite vras-se na chenjas netra en he fæçon da veva; ha ne reas nemet crisqui he labourou. Beza en devoe evit he bobl an oll deneridiguez eus ur pastor mad, tad ar beaurien e oa, soulajamant ar re glan, souten an intanveset ac an orfelinet. Cassât a ree an oll viçou evel ar maro, mæs ur garantez leun a gompassion en devoa evit ar bec'herien.

He fermder hac he gouraj da souten guiriou an Ilis, a dennas varnezan ur bersecution vras, pehini en obljas da zont e Franç, e pelec'h sant Lois pehini a edo neuse roue, en recevas gant merçou bras a vadelez. En em lacât a eure en ur goueut, ha ne voe quet pell na glanvas, pa voe digacet dezan ar sacramant adorabl, e astennas he divrec'h, en ur lavaret gant fizianç: *Gousout a rit, Salver, penaus n'am eus clasquet er bed nemedoc'h epquen, ha penaus n'am eus bet quen desir nemet da ober ho polontez santel; n'am eus bet quen intantion nemet da blijout ha da obeissa deoc'h; quement-se a zesiran c'hoas bremâ dreist pep-tra; disposit ac'hanon ervez ma plijo gueneoc'h.* Achui a reas ur vuez quer santel dre ur maro precius, er bloas 1241.

REFLEXION.

Pa edo ar sant-mâ var poent da vervel, e lavare gant fizianç: *N'am eus clasquet nemedoc'h, va Doue, er bed-mâ, ha va oll desir a so bet da ober ho polontez.* Peguer contant en em guef, ha peguen eürus eo an nep en deus, en ur vervel, an testeni douç-se eus he gonsianç! Ne zepand nemet ac hanomp caout ar memes consolation en hon tremenvan. Clasquomp Doue epad hor buez, hac er c'havimp en heur hor maro.

---

*An naontecvet devez a viz Du.*

SANTES ELISABET, INTANVES,

EUS A DREDE URZ SANT FRANCES.

AR santes-mâ a oa merc'h d'ar roue eus a Hongrii, ea rantez ar bed ne gavas biscoas plac en he c'halon, pehini a oa bepret leun eus ar garantez divin.

O veza bet demeset d'ar prinç souveren eus a Turinje, en em acquitas gant fidelite eus he oll deveriou e quêver Doue hac e quêver he fried, seul-vui m'en em vele hueleet dirac an dud, seul-vui en em uselee hac en em humilie dirac Doue. Sevel a ree hemnôz evit ober oræson; castia a ree he c'horf dre binijennou quer braa, ma voa oblijet he c'houfessour d'ho moderi. He guiscamant a oa ar modesta hac ar simpla a alle douguen ur brinces eus ur renq quen huel, hac an itroneset eus he falæa a zeuas souden d'he imita. He c'harantez evit ar beaurien ac an dud affljet a os quen ardant, ma vague un nombr bras anezo, hac alies ho servije he-unan. Goude beza en em acquitet eus he exercicou a zevotion hac a garantez, e implije ar rest eus an amser o neza hac o tibun a gloan, evit guisca ar beaurien.

Ar prinç he fried o veza deut da vervel, an intâves santel, oajet epquen a nguent vloas, ha carguet a dri e bugale, a renonças d'an oll grandeuriou eus ar bed, hac a guemeras an habit a drede urz sant Frances. Evel hinennou eus ar brincet hac eus an autronez guenta a Durinje, pere a voa leun eus a speret ar bed, ne allent quet soufr an eclat hac al lufr eus he vertuziou, en em lequesont da glasq affer out-hi, he accusi a resont da veza goall distribuet ha prodiguet madou he fried, hac e leversont quement a traou anezi, ma voe græt dezi coll he oll madou, chasseet e voe eus he fales, injuriet ha tretet en ur fæçon an indigna. Ar brinces humbl a soufras oll hep en em glem, hac a reas cana an *Te Deum*, evit renta graçou da Zoue. Neuse en em retiras en ty bian, e pelec'h e tremene he amser en oræson, hep sortial nemet evit mont d'an ilis, ha da visita an dud clan hac affljet, pere a gonsole meurbet en ur renta deso pep seurt servij, bete ober ho gueleou ac ho netaat, pocquet d'ho daouarn hac alies d'ho zreit.

Erfin oc'h anaout e voa tòst an deiz a zlie he unissa gant Doue, e recevas ar sacramanchou gant ur devotion dreistordinal, ha ne chanas goude-se da barlant eus a Zoue, nemet er momet ma echappas dezi he speret eürus. Mervel a eure er bloas 1231, d'an oad a bevar bloas varnnuguent.

He c'horf guisquet gant an habit eus a drede urz, a voe enterret en ilis an hospital, pehini e devoa fountet ha græt

sevel; an enterramant a voe græt gant an oll solennite dleet da ur brincez quer bras ha quer santel.

Ar miraclou caer a reas Doue dre he intercession a angajas ar pap Gregor naovet d'he c'hanonisa, pevar bloas goude he maro. Er bloas varlerc'h arc'hescop Mayanç a savas ar c'horf santel eus he vé, evit he exposi en ur plaç enorabloc'h; an impalaer pehini assistas en dranslation eus ar relegou, a lacaas ur gurunen aour var benn ar santes. He zri c'hrouadur ho devoe ar gonsolation gaer da veza presant er solennite vras-se, ha da gaout ul loden vad er gloar ac en triomf eus ho mam eurus. Un nombr quer bras a brincet, a esquibien, hac ur foul quer bras a bobl en em rentas evit ar solennite, ma assurer penaus en em gavas eno ouspen daou c'hant mil den. Ar relegou a oe lecqueet en ur voest arc'hant alaouret var an auter, er memes ilis e pehini e voa bet enterret ar c'horf santel.

REFLEXION.

Ne dleomp quet beza soueset evit guelet er bed-má ar re just affliget hac ar re vechant eürus.

Ar re vechant a veler alies o veva e creis ar brosperite hac en abondanç eus a bep-tra; Doue a bermet dezo jouissa eus an eurusdet tamporel-se, evit ho recompansi eus a certen actionou mad ho devens græt: evel ne vezint quet recompanset er bed-all, e recevont ho recompanç er bed-man.

Ar re just er c'hontrol a so alies affliget ha persecutet epad ho buez, abalamour ne fell quet d'ho Zad celestiel rei dezo plijadurezou an douar, pere ho lacaé en danjer da goll madou an eê.

Mæs ur chenjamant bras a vezo un deiz. Ar re vechant hac impi ho deus en em rejouisset en ho buez; un distriguez eternel a heulio ar joa-se eus ur momet: ar re just ho deus bevet er soufrançou; Doue ho c'hargo eus a ur joa pehini n'e devezo fin ebet. Ret eo necesseramant soufr er bed-man pe er bed-all.

*An uguentvet devez a viz Du.*

## SANT FELIX VALOA.

AR sant-man, guinidic a Franç hac ëna ar famill royal, o veza c'hoas crouadur, a roas merceu eus he santelez da zont, hac ispicial eus ur garantez admirabl evit an dud paour hac affijet; rae custum en devoa da viret lod eus an traim guella a vize servijet dezan ona taol, evit ho rei d'ar vugaligou paour; meur a veich e tiviscas ive he zillat evit ho rei dezo, ac obtem a reas ar vuez evit ur crimmel, en ur assuri penans an den-se, pehini a oa bet ur muntrer, a zeuse da gundui ur vuez santel meurbet, ar pez en em gavas guir.

Felix, goude beza tremenet he iaouanctis en exercic eus ar vertuziou, a reas he sonj d'en em rętira en desert evit en em rei oll d'an oræson, mæs evel ma elle pretandi beza un deiz roue, dre ma voa unan eus an heritourien dosta eus ar gurunen, e quemeras an urzou sacr abars mont er solitud, evit miret na zeuse da chenj resolution, ha miret na vize oblijet da bignal var an trôn. He vuez en desert a oa rust ha mortifiet meurbet, mæs e creiz he binijen he galon a danvee un donçder delicius dre an abondanç eus ar c'honsolationou divin

Esperet en devoa achui he amser en he solitud, hac he oll ambition a oa da veva ha da vervel dianaveet gant an dud, mæs Doue an devoa un dessein-all varnezan. Un doctor iaouanc eus a Baris, hanvet Ian a Matha, var ar brud en devoa clevet eus ar vertu sant Felix, a zeuas d he gaont en desert; cundui a resont assambles ur vuez anjelìq, hac ho daou ho devoa ar memes ferveur hac ar memes carantez evit Doue.

Da henn un nehent amser sant Ian a Matha a zisclerias dezan ur vision en devoa bet en he oferen guenta, hac an inspiration a sante hepret da labourat evit dilivra ar gaptivet, sant Felix o veza he assuret e voa bolonte Doue ma teusent da antrepren un euvr quer mad, e sonjsont a parfetet da guemer ar moyenou da executi ho dessein. Mont a resont da Rom, e pelec'h ar pap Innocant trede ena an hano a approuvas ho institut, hanvet urz an Dreindet San-

Sa

tel, pe urz Redamtion ar Gaptivet, pehini a so quen avantajus d'ar gristenien pere en em gaf e captivite didan an infidelet. Soudeu goude e resont sevel ur gouent hanvet Cerfroad, pehini a gousiderer avel an hini principal eus an urz.

Er gouent-se e recevas sant Felix, abara mervel, ur faveur special digant ar Verc hes santel. En nôz diaguent gouel Maria Guengolo, abars ma voa en em rentet ar relijiuset en ilis evit cana an ofiç, Felix, eu ur antren er c'heur, a valas eno ar Verc hes Vari gant un nombr braa a elet en dro dezi, pere a gane ur musiq melodius, unan anezo en avertissas eus an deiz eus he varo eürus, pehini a erruas er bloas 1212, er bempvet bloavez ha pevaruguent eus he oad.

REFLEXION.

Sant Felix goude beza quemeret ar resolution da renonç da c'hloar ar bed, a drec'has gant ur gouraij vras ha constant, quement a elle he zistrei diouz he resolution. Ne d'è quet avoalc'h quemeret resolutionou-mad ha santel, ret è ho lacaat e pratiq, ret è beza ferm ha constant en he resolutionou.

Goude beza quemeret ar resolution d'en em rei da Zoue, evit arreti an inconstanç eus ho calon, considerit penaus biscoas n'edoc'h bet eurussoc'h na contantoc'h, eguet pa hoc'h eus servijet Doue gant ferveur, ho pezet sonj eus an daëlou a zevotion hoc'h eus scuillet e commançamant ho conversion, ha ne d'è quet gwir penaus ho deus roet deoc'h mui a gontantamant eguet n'ho poa cavet epad an oll amser eus ho tisurz? Grit ive reflexion var ar remorsiou cruel eus ho consianç, ha var ar spount terribl gant pehini e voac'h tourmantet queit ha ma vevac'h en disurz. Perac e falfe deoc'h eta quitât servij Doue, e pehini hoc'h eus bevet quer contant? Perac distrei didan captivite an drouc speret, e pelec'h n'hoc'h eus cavet na peoc'h na repos a gonsianç?

*An unan-varn-uguent a viz Du.*

## PRESANTATION AR VERC'HES VARI

### EN TEMPL.

CELEBRI a ra an ilis en deiz-man ar bresantation eus an Itron-Varia en templ a Jerusalem, da ousont é, an offranç solennel a reas ar Verc'hes santel da Zoue eus he c'halon, eus he speret, ena he c'horf ac eus an oll puissançon he ene, er fæçon ar parfeta hac ar gloriussa da Zoue a voe bet biscoas.

Santes Anna ha sant Joacin, oc'h en em velet oajet hac hep crouadur ebet, a brometas da Zoue penaus mar plijese gantan rei dezo ur c'hronadur, e teuzjent d'er c'honsacri d'he servij ebars an templ. Done pehini a felle dezan e vize pep tra miraculus en hini en devoa destinet a hep eternite evit beza mam da Salver ar bed, a exauças ho feden en ur rei dezo ar gronadures eurus, ar verclaonen-se quement desiret, hac a zlie rei deomp an heaul a justiç, evit hon tenna eus a devalijen ar pec'het.

Qentre ma voe deut ar Verc'hes d'an oad a dri bloas, sant Joacin ha santes Anna en em velas oblijet da accomplissa ho veu, hac e quessont ho merc'h santel d'an templ. Evel ma e devoa dre ur privilej special an usaij a ræson, ha ma voa instruet gant ar Speret-Glan, e anavee an importanç eus ar eeremoni santel-se. Ha pebes sourci ne devoe-hi quet evit he renta agreabl d'ar vajeste divin!

Peguer caer oue a ceremoni-se! Peguer mad oue recevet an offranç-se! An ær, ar vodesti, hac an oll gontenanç eus ar Verc'h vian-se en ur antreu en templ, a reas, eme sant Ambroas, admiration an dud hac an ælez; mæs peguen agreabl oue da Zoue ar santimanchon ac an dispositionon santel eus he c'halou! Peguen agreabl oue d'ar vajeste divin ar santimanchon a religion, a respet hac a anaoudeguez-vad, hac an transport a garantez eus ar galon vras-se, eus an ene privilejiet-se! Peguer precius oue ar sacrifiç, an offranç-se a ree d he C'hrouer ar parfeta ac ar santela crouadures a oue bet biscoas, santifiet abaoue ar momet quenta eus he bnez, santeloc'h he-unan eu deiz ma oue ganet, eguet ar sænt oll en heur eus ho maro, ervez an

tadon éus an Ilis. Mæs ar pez a reutas ar bresantation-se eu templ e hoas precius-soc'h, oue ar veu a virjinite a reas ar Verc'hes sacr en deiz-se, sacrifiç generus, eus a behini na oa quet het a exempl hete neuse.

Sant Joacin ha santes Anna a zistroas d'ho c'hær, hac a lesas ar Verc'hes sacr en templ evit ober ar servij a zeree out-hi; chom a ress eno en appartamant destinet evit ar guerc'heset, bete an oad a bemsec vloas, ma oue demeset da sant Joseph evit an accomplissamant eus ar brassa mysteriou, evit beza an templ heo e pehini e tlie ober he zemeuranç ar Verb eternel, Redamteur ar bed. Doue pehini en devoa destinet dezi ar pried chast-se, en devoa-eu donesonet eus a ur burete parfet, hac a Verc'hes ne gonsantss d'he gaout evit pried, uemet goude ma oue assuret penaus ar memes veu a virjinite a zhe ho uuissa inviolablamant, ha beza an ornamant principal eus ho friedelez.

Epad ma chomas ar Verc'hes Vari eu templ, e tremene an darn-vuia eus an deiz o presanti da Zoue an desirou eus he c'halon, hac eu ur offri dezan continuelamant sacrificou a veuleudi agreabloc'h ha precius-soc'h evit oll sacrificçou al lesen ancien. Comprenomp, mar d'eo possibl, ar ferveur eus he oræsonon hac an ardeur eus an tân divin gant pehini oa anflammet he c'halon el lec'h santel-se. Ne deus nemet ar sperejou celestiel, testou ordinal eus he ferveur, a guement ho deffe gallet concœo ar santelez eus he medita-
4 tionou, an excellanç eus he c'houtemplation, ac ar pris eus an nombr infinit-se a actou eus an buela vertuziou, pere a reas he occupation ordinal durant an unnec vloas ma oue en templ.

REFLEXION.

Ar Verc'hes Vari en em offr ac en em ro da servij Doue d'an oad a dri bloas. Eurus ar vugale pere a gommanç da servija Doue adalec ho c'heuta taonanctis, rac Doue en em roï oll dezo; querset a raïut gant joa eu hent eus he c'hourc'hemennon, hac e pignint a vertu e vertu.

*Eil reflexion.* MARI a ra en deiz-man da Zoue un offranç eus a guement e deus; eu em rei a ra hep reservatiou ebet. Pa offrit ho calon da Zoue, ha c'houi er gra hep partaj ebet? Ha ne fella quet deoc'h-hu marteze partaji ho calon etre Doue hac ar bed?

*Trede reflexion.* Evit hepret eo e teu MARI d'en em gousacri da servij Doue. En em bresantet hac en em ofret

hoc'h eus avision da Zone evit he servija ; mæs, lach hac infidel ma oc'h, peguer buan oc'h-hu bet squiset, o servija ur mæstr quer mad ; peguer buan hoc'h eus-hu torret ar bromessa ho poa græt dezan !

Guerc'hes santel, ma fresantit hirio d'ho Map adorabl ; ma brassa desir eo beza oll dezan da jamæs, ha bet'er fin eus va buez.

Anaout a ran, ô va Done, penaus am eus re daleet d'en em rei da ur mæstr quen douç ha quer mad, mæs hirio e offran deoc'h va c'halon, va c'horf ha va ene, quement am eus ha quement a allan, evit ho servija hac ho meuli durant an amser hac durant an eternite.

---

*An eil varn-uguent devez eus a viz Du.*

## S. CECILIA, GUERC'HES HA MERZERES.

AR santes-man guinidie eus a Rom, a gundnas en he iaouanctis ur vuez anjeliq, dongnen a ree bepret varnezi levr an Aviel, evit caout guell sonj da hratica ar reglenou santel pere a so comprenet ennan, hac he c'harantez ardant evit JESUS-CHRIST, a reas dezi quemer ar resolution da chom bepret guerc'hes.

Un djentil iaonane ha pinvidic pehini a oa c'hoas payen, o veza he goulennet evit pried, he c'herent he frometas dezan ; pa glevas quement-se e reas he fossabl evit disaha he c'herent ; mæs evel ne oa moyen ebet d'ho distrei, e devoe recours da Zone ; ma a reas en tri devez diarauc an eureud, en ur douguen ur cilç rust, hac o tremen an darn-vuia eus an amser en oræson ; ne chane o pidi Jesus-Christ da gonservi dezi he virjinite, en ur lavaret gant cals a zaelou : *Gousout a rit, va Salver, penaus am eus gret deoc'h ur sacrifiç eus va c'halon hac eus va c'horf, ac e feller ma dimizi da Valerien : æz eo deoc'h, ô va Doue oll-galloudec, allumi en he galon ur flamm quer pur evel hoc'h eus allumet em hini* : ur bedeu quer fervant a voe selaonet gant Doue. He æl mad a apparissas dezi, hac he assuras penaus e vize bepret ar protecteur eus he virjinite, hac a caffe an eil protecteur e Valerien.

En nosvez an eureud, Cecilia e lavaras d'he fried nevez, gant un ær gracius : *Ur secret bras am eus, autrou,*

*da gommunica deoc'h ; Doue en deus roet d'in un Æl evit protecteur eus ma virjinite ; mar consantit e venn bepret guerc'hes , e eprouvot souden ar brotection special eus ar memes æl.* Valerien souesethras , a respontas dezi . *Mar d oun eurus avoalc'h evit guelet an æl , e quefot ennon un eil protecteur , hac e prometan en em renta christen. He velet a reot, emesi , mæs ret eo diaguent cridi e Jesus-Christ , ha receo ar vadiziant.* Ne zaleas quet anezan da vont da gaout ar pap sant Urban , pehini goude beza he instruet var mysteriou ar relijion , er hadezas. Valerien o veza distroet d'ar guær , a antreas e gambr he bried ; he guelet a eure en oræson , hac en he c'hichen un æl e furm un den iaouanc caëroc'h evit an heaul ; ravisset dre ar vision-se e vevas ganthi er pratiq eus ar vertuzion brassa , hac en exereiç eus an euvrou a drugarez ; he zevotiou vras a oa sebelia ac enterri corfou ar verzerien epad an amser eus ar bersecution , ha cousoli ar gristenien er prisoniou ; en exerciçou santel-se a garanteze voe arretet Valerien evel christen , hac e veritas ar gurunen a verzerinti.

Cecilia o compren ervad ne vize quet leset he-unan pell-amser e peoc'h : a versas he madou , hac a zistribuas an arc'hant d'ar beaurien. An tyrant Almaq ne vancas quet en effet da ober he arreti , hac he e hondaounas da veza dihennuet. Ar pap Urhan o veza deut d'he bisita evit he c'honsoli en he frison , ar santes er pedas da ober un ilis eus he zy. He merzerinti a c'hoarveas er bloas 232.

REFLEXION.

O pegnen dign a respet eo ar re a gar hac a vir ar hureté , pa zeu an ælez memes da zifen ho virjinite ! Peguer bras pec'herien eo eta ar re a zeu da denti ar guerc beset , ha d ho alia d'ar pec'het ! Peguer malcurus int-hi da ober evelse oficç an drouc-speret , ha da servijout dezan da instrumant infam evit coll an eneou !

*Eil reflexion.* Santes Cecilia e deus roet he buez da Zoue , he madou d'ar beaurien , hac he zy evit ober un ilis , n e deus evel-se leset netra en he goude var an douar. Petra a zouguint-hi gant-ho er bed-all ar re a les er bed-man var ho lerc'h cals a dyer , cals a zouarou ha tensoriou , gant pere , en ur ober un usaj mad anezo , ho devize gallet acquisita ur rouantelez eternel ; petra a iélo d'ho heul en heur ar maro ? Ho fec'hejou pere a raï dezo santout ur baourentez , un dristidiguez hac ur miser diremed.

*An trede-varn-uguent a viz Du.*

## SANT CLEMENS, PAP HA MERZER.

AR sant-man cär d'an impalaër Domitien hac ar pevare viquæl da Jesus-Christ var an douar, goude beza bet disquibl an ebestel sant Pèr ha sant Paul, a zeuas da veza ar c'hompagnon eus ho labourou apostoliq. N'oufer quet lavaret an nombr bras a gonversionon a reas, he squiant hac he loqnanç dreist-ordinal, he zouçder ravissant hac he vertuzion admirabl a rentas bepret galloudus hac effedus ar zèl ardant en devoa evit silvidiguez an eneou.

Goude merzerinti ar pap sant Clet, e oue choaset evit gouarn an ilis, evel an digna hac ar c'hapapla eus ur garg quen huel; he gouarn a oue en effet gant quement a furnez, ma teuas ar relijion da fleurissa hac en Rôm hac er broyon pella eus ar bed.

An impalaer Trajan, dre ali ministret an idolou, a ordrenas he gass en exil da Guersones, ar pap santel a gavas eno daou vil gristen exilet evit ar feiz, ha condaonnet da denna mein marbr eus ar vengleuzion; ho c'honsoli a reas en ho affliction, hac ho sicour en ho necessite. O veza remerquet penaus e creis ho labourou tenn ha rust meurbet, ez oant contraign da anduri ur sec'het cruel dre an diænez a zour, en devoe recours da Zoue, hac er pedas da sellet a druez ous he bobl paour; n'en devoa quet achuet med he beden, ma cavas ur sourcen veo a zour, pehini a roas ur soulajamant infinit d'al labourerien guæz-se ha d'an oll dud divardro. ar bayanet eus ar c'hartier, souezet o velet ur burzud quer caër, a zeuas da gaout ur respet bras evitan. Profita a reas eus an dispositionou-se evit preseg dezo ar feiz, ac e convertissas mear a vil ene da Zoue.

An impalaër o veza bet informet penaus payanet Quersones en em rente oll christenien dre he voyen, a gassas di un oficer gant urz d'he lacaat d'ar maro; an oficer-se a reas he deurel er mor gant un heör ous he c'housoug. He verzerinti e erruas var-dro cant vloas varlerc'h danediguez hor Salver.

Dre bermission Doue, ar mor en em dennas goude-se

var he guiz bete ar plaç ma oa bet taolet ar sant ; an oll bobl a ieas betec eno , evit caout ar gonsolation da velet ha da invoqui ar merzer santel. He gorf a oue douguet goude-se da Rôm , a pelec'h ez eo enoret en un ilis savet en he hano.

### REFLEXION.

Un impalaër payen a gass en exil sant Clemens gant aoun na zeuse an nombr eus ar gristenien da grisqui dre he voyen ; ha just dre an exil-se eo a teu ar relijion da driomfa ha da grisqui mui eguet biscoas. Peguement a varzudou ne ra quet sant Clemens er plaç eus he exil ! N'en devize biquen martese græt quement a viraclou na quement a gonversionon , ma vize chomet en Rôm. Evelhen eo e teu Doue da gonfondi ar furnez faus eus an dud.

Pep tra a gontribu da hrofit ha da avantaj ar re a gar Doue ; recevomp eta a galon vad ha gant resination ar pez a bermet Doue da errnout gueneomp , an droue evel ar mad , an adversite evel ar prosperite.

Doue a bermet e ve ar just affijet , persecutet ac humiliet ; mæs ens an humiliationon-se eo e tenn he c'hloar hac hini he servijerien. Ne ve quet a verzerien , ma ne vize qaet het a dirantet. Ma na arruu controliez ebet gueneomp, penaus a alfemp-ni pratica ar vertu a hatiantet ? Deportomp , patiantomp un nebeut , hac e onesimp an obligation hon eus d'ar re a ro d'omp occasion da soufr er bed-mâ.

---

*Ar pevare varn-uguent devez a viz Du.*

## SANT IAN AR GROAS,

### EUS A URZ CARMES.

AR sant-man , pehini a voa map da ur micheronr paour eus a Spaign , en devoa a viaue un inclination quer bras evit ar binijen , ma tene d'an oad a nao bloas da gousquet var ar c'heuneud , elec'h en em lacât en he vele. Deut da bemsec vloas , en em lequeas en un hospital e qualite a vevel , evit servija ar heaurien glan. Evel ma remerque an oll ar sourci ac ar garantez vras en devoa evit ar ra

glan, ha ma admirent he zevotion ac he vuez santel, certen tud charitabl en alias da studia ac en antretenas er c'hlass. Goude beza gret he glassou gant meulendi, e c'hoantaas antren en urz Carmes, a pelec'h e oue recevet gant joa.

He hinijennou a estonas souden an oll relijiuset; goulen a reas evitâ ur gamprie encq ha tênval; he iuniou a oa continuel; nebent a amser a roe d'ar c'housquet, he vele a oa un drônjen guezen creuset e furm un archet; dougueu a ree ur cilhç græt gant broen-vor, a bere ar begou er piqua bete ar goad.

Santes Theresa o veza clevet coms eus he vertu dreistordinal, a zenas d'he gaout. Er c'henta antretien e devoe gantan, e anavesas e voa en an hini a oa destinet dezi gant Done evit executi an dessein bras e devoa da lacât ar reform etoues relijiuset Carmes, evel m'e devoa græt deja etoues leaneset ar memes urz; en effet an den santel-se he scouras meurbet en affer bras-se, ha dout a resont a benn eus ar pez ho devoa antreprenet evit gloar Done, en despet d'an oll poanion, ha d'an oll controliezon ho devoe da soufr. Ar sant-mâ a voe calomniet, persecutet a voe; andura a eure epad nao miz an incommoditeou eus ur prison tênval, hepquen magadurez nemet ar pez a roer d'ar brassa criminalet a zalc'her en hinijen; mæa Done er c'hreaas dre an abondanç eus he gonsolationou; an douçder interieur a recevas er bassefes-se, a reas dezan en em blijout meurbet enni: hac he batiantet gant he humilite admirabl a zisquesas erfin he innoçanç.

Quement e care ar soufrançou hac ar c'hroazion, na c'houlenne netra gant mui a ardeur en he oræson, eguet beza disprijet er bed-mâ, ha soufr hepret davantaj evit gloar Done.

Erfin ar servijer fidel-mâ, a bebin an oll gonsolation var an douar oa ar guèl hac ar gonsideration eus a Jesus-Christ var ar groaz, a rentas he hnanad diveza en ur pocquet da dreit he grucifi. He varo precius a arruas er bloas 1591, en navet bloavez ha daou-uguent eus he oad.

### REFLEXION.

Ar sant-mâ a anavee ervad ar pris hac ar merit eus ar soufrançou. E ereas he boanion, he groazion, he affectionou, ne c'houlenne nemet ar c'hraç da veza disprijet

gant ar bed, ha da soufr c'hoas davantaj evit gloar Doue.

Petra so precaussoc'h evit ar pez hon rend hênvel ous Jesus-Christ? Na c'houlennomp quet eta beza delivret eus hon afflictionou, mæs goulennomp quent ma plijo gant Doue hor souten hac hor c'hreaat dre he c'hraç evit ho anduri dre carantez evitan.

Mar soufromp hor poaniou, mar dongomp hor c'hroaz gant an disposition-se a galon, ne santimp nemeur ar boes anezi; Doue a zougo ar penn pounnera, ha n'hor bezo da zouguen nemet ar penn biana hac ar scânva.

Ha caout a ellenr, ô va Salver adorabl, croaz ebet re lourd, pa hoc'h eus ar vadelez d'hor secour d'he douguen ha pa he dougut assambles guenomp?

---

*Ar pempet varn-uguent a viz Du.*

## SANT CATELL, GUERC'HES HA MERZERES.

Santes Catell, eus ar guær a Alexandria, a ree admiration an dud habil eus he amser, hac a oa distinguet muî c'hoas dre he devotion ha dre he vertuzion, evit ne voa dre he sperat ha dre he squiant.

Ar santes-má e devoa he c'halon mantret gant glac'har, o velet ar gruisldet gant pehini e tourmanted ar gristenien en amser-se a berseculion; ha medita a ree dre *he voyen* e vize gallet remedia ous un droue quer bras: excitet erfin dre ur gouraj pehini a ell Doue apquen da inspira, ez eas he-unan da gaout an impalaèr Maximin evit represanti dezan innoçanç ar gristenien. Parlaat a reas dezan eus ar relijion gristen hac eus a necessite ar feiz evit beza salvet, hac er prouvi a eure dre ræsonion quer eré, ma chomas an impalaer souesct bras, hep lavaret guer, nemet ma lavaras dezi e teuze ur veich all d'he c'hleout var bonez ar poent-se.

Maximin a ordrenas clasq heb dale an habila hac ar brassa filosofet eus ar vro, evit disput ous santes Catell, evit caout moyen d'he oblija da adori doueou ar rouantelez. Ar santes en em breparas d'an disput-se dre an oræson, hac a respontas gant ur furnez admirabl d'an oll ræsoniou a bropoasas dezi ar filosofet, resolvi a reas ho difficulteou gant ul loquanç dreist-ordinal, prouvi a eure dezo

mysteriou ar feiz gant quement a nerz, hac en ur fæçon quer sclær, ma teusont oll da zigueri ho daoulagat d'ar sclærijen, da avoui e voant trec bet, ha da zisclería publicamant en em rentent christenien, ha soufr a resont goude-se ar verzerinti evit souten ar feiz.

An impalaer, o chom bepret obstinet, a reas lacât ar santes er prison, ha prepari un instrumant horribl, ur rod vras gouarnisset gant constilhou lemm, evit dispenn he c horf. Mæs dre bermission Doue, pa fallas d'ar vourrevien executi ur setanç quen injust, an instrumant-se a dorras hac a freusas oll. An tyrant dre he furor a ordrenas erfin dibenna ar santes vras-mà, pehini, goude beza bet ar burzud eus he amser, a soufras gant ur gouraj dreist-ordinal ar verzerinti d'an oad a naontec vloas, var dro ar bloas 309.

Doue a bermetas m'en devoe an tyrant-se ur c'hlênvet estrainj, santout a ree ur vroaez en he gorf, un tân interieur pehini en devore, en bevelep fæçon n'en devoa mui nemet an esquern hac ar c'hroc'hen, hac a varvas evelse miserablamant.

REFLEXION.

Ar filosofet payen a glasque lacât santes Catell da drei divar ar lesen vad, mæs ar santes a bedas Doue d'ho sclerraat, ho instrui a reas gant furnez hac ho c'honvertissa a eure oll. Ma teufe ur re d'hoc'h alia da ober un drouc hennac, non pas hepquen na heuliet quet he ali, mæs deut d'he guelen gant prudanç, ha pidit Doue da rei dezan ar sclærijan hac ar c'hraç da anaout he faut.

---

*Ar c'huec'hvet varn-uguent a viz Du.*

SANT CRISOGON, MERZER.

SANT Crisogòn a gundue e Rom ur vuez devot hac exemploa meurbet en amser a bersecution an impalaer Diocletien. N'en devoa aoun ebet rac an tourmanchou, ha disposet e voa d'ho soufr pa blijese da Zoue; ober a ree publicamant profession eus ar feiz, ha ne ehane da visita ar gristenien evit he c'honsoli hac ho soulaji en ho affliction.

Ar prefet eus a Rom informet eus a guement-se a reas he arreti hac he lacât en ur prison pehini a vos leun a

gristenien dalc'het evit ar memes sujet eveldan. Crisogôn, dre he gomsou mad ha dre he exhortationon, a grescas couraj ha fervenr ar gaptivet santel-se, ha convertissa a ree d'ar feiz ar hayanet a gaeed di evit ho c'hrimon.

Ur vreg santel hanvet Anastasii, e devoe ar charite da gaç hoed dezan en he brison epad ouspen ur bloas, ar pez a ree dezan ur sonlajamant vras. Mæs Anastasii e devoa ur pried payen, pehini o veza anaveset e voa christenes, he dalc has serret en ur gampr en he dy hac he zretas evel un esclaves. He brassa glac'har en he gaptivite a oa dre n'e devoa mui al liberte nac ar voyen da soulaji ar ghristenien. Cavont a reas cousgonde moyen da scriva ul liser da sant Crisogôn, evit he bidi da c'houlen evit-hi digant Doue ar graçou a bere e devoa ezom en ur stad quen trist. Ar sant a respontas dezi : *Servijeres fidel da J.-C., n'ho pezet douetanç ebet na zeui Doue d'ho sicour : meuliten eus ar gundu admirabl a zalc'h en hoc'h andret, ho poaniou a so c'huero ; mæs precius int, pa z int mercou eus he garantez evidoc'h ; souden e viot mæstres eus ho madou ; neuse e viot e stad da assista ar ghristenien affijet evit ar gaus a Zoue, ha meritout a reot dre ur garantez temporel, ur recompanç pehini ne devezo fin ebet.*

Ar respont-má a gonsolas Anastasii, hac a reas dezi soufr he foan non pas epquen gant patiantet, mæs gant ur joa vras. Quement en devoa scrivet dezi Crisogôn a erruas. He fried o veza dent souden goude-se da vervel, en em gavas e stad da exerci mui evit biscoas an euvron a garantez, hac e veritas receo ar gurunen a verzerinti.

Ar brud eus ar c'honversionon a gontinne Crisogôn da ober en he brison, o veza eet erfin bete an impalaer Diocletien, an tyrant-se a ordrenas he zibenna ; ar pez a voe execntet er bloas 303

Tenrel a rezeur he gorf er mor ; mæs Zoïl, ur belec devot meurbet, er c'havas daou zevez goude-se var an aod, hac en anterras gant cals a respet. Ur miz goude e apparissas sant Crisogôn da Zoïl, hac en assuras penaus abars nemeur e recefse ar recompanç eus he garantez hac eus he euvrou mad.

REFLEXION.

Doue a zeu da anaout ha da recompansi quement mad a reomp avitan ; ar sænt iva a so anaoudec avit ar mad a

rêr evit-ho. Crisogòn en he vuez a hedas Doue evit Anastasia, abalamour ma e devoa he soulajet en he hrison, hac he c'honsolt a reas en amser ma voa-hi he-unan e captivite; gouda he varo c'hoas e apparissas da Zoil, hac en trugarecaas da veza anterret he gorf. An anaoudeguez-vad evit ar mad-oberion recevet a so quen naturel, ma sonjemp tremen evit tud ingrat, mar manquemp da drugarecât un den pehini en defe græt ur mad hennac evidomp, pe rentet deomp ur servij hennac. Mæs ha ni a so quen exact da drugarecât an Autron Doue eus he c'hraçon? Pet graç hon eus-ni recevet digantâ hep beza martese sonjet d'he drugarecât?

An ingrateri a zisec'h ar sourcen eus a c'hraçon an eê. Evel trugarecât Doue eus ur c'hraç, eo meritont un eil, mancout d'he zrugarecât eus ar favenrion a recever digantan, eo en em reuta indigu da receo re-all goude-se.

---

*Ar seizvet varn-uguent a viz Du.*

## SANT BARLAAM HA SANT JOSAFAT.

JOSAFAT a voa map da ur roue eus an Indea. An abostol sant Thomas en devoa prezegnet ar feiz er c'harter-se gant cals a fronez, mæs ar roue-se pehini a voa payen, a ree he oll effort evit distruja an hano memes a ghristen en he stadon; ha gant aoun na zeuze he vap d'en em renta christen, ne roe quet dezan al liberte da sortial eus he bales; difen a eure memes na vize leset den da barlant dezan ens ar relijion ghristen e fæçon ebet. Mæs petra a ell an oll hrudanç humen a-enep ar furnez ac ar brovidanç divin? Doue a inspiras un hermit santel hanvet Barlaam da vont da instrui ar prinç iaouanc-se.

Barlaam en em ziguisas; quemer a eure un habit a vare'hadour, hac o veza cavet evelse ar voyen da barlant ous Josafat, e lavaras dezan *Ma frinç, dont a ran a bers Doue da bresanti deoc'h ur berlesen precius soc'h eguet an oll tensoriou, pehini eo ar sclæryen eus ar feiz Dont a ran da zisqui deoc'h petra eo ar relijion ghristen, emeas a behini ne deus silvidiguez ebet, hac e pehini e ellit meritout ur vuez eürus hac ur gurunen eternel.* Expliqua a reas dezan e her gomsou ar guirioneou eus hon relijion, hac ar reglennou

parfeta eus an Aviel. Neuse ar prinç iaouanc sclæreet dre ur sclærijen surnaturel, a lavaras : *Meulet ra vezo Doue, pehini en deus ho tigacet evit ma sclæraat e creis ma zevalijen ;* hac e pedas an hermit santel da zistrei antro-noz d'he velet. Barlaam ne vancas quet da zont d'he gaout hemdez queu a oue instruet mad, ha goude he beza badezet e tistroas d'he ermitaj.

Ar chenjamant bras e oue remerquet e Josafat, a reas d'ar roue santout e voa christen, ober a eure he hossibl evit lacât he vap da drei divar al lesen vad, mæs o velet e voa inutil quement a ree, en lesas erfin e peoc'h.

Ar furnez, an innoçanç hac an exemplou caër eus a Josafat a reas quement a impression var speret he dad, ma en em gouvertissas ive d'ar feiz, hac un nombr bras eus ar bobl a imitas exempl ar roue. Neuse Josafat leun a joa, en em dennas en desert elec'h ma edo an hermit Barlaam, pehini en devoa he instruet ha badezet; eundui a resont assambles ur vuez mortifiet ac oll celestiel. Pa velas sant Barlaam e voa deut he heur diveza, e vriataas Josafat, hac en exhortas d'ar herseveranç. Josafat a vevas bete an oad a dri-uguent vloas en exerciç eus ar binijen; ha goude heza tremenet pemp bloas a tregont er solitud-se en ur veva queut evel un æl eguet evel un den, ez eas da receo he recompanç en eê.

REFLEXION.

An oll musuliou hac an oll surete a guemeras ar roue-se eus an Indea, evit miret na zeuse he vap da veza christen, a voe inutil. Ret é avoui penaus an dessenou a Zoue a so hras, ha penaus e vezint executet abred pe divead en despet d'an oll oppositionou ha controlez an dud.

Nemet na zeuimp quet hon-unan dre hor faut pe dre hor c'hontrolez d'en em oppos d'an dessenou en deus Doue varnomp, esperomp pep-tra digantan, contomp var he vadelez, ha deportomp gant fiziane he c'hraçou, he sicour hac he assistanç, e pep affer hac e pep occasion.

*An eisvet varn-uguent a viz Du.*

## SANT MAXIM, ESCOP.

AR sant-mâ, goude beza het elevet a vianie e guir gristen, a gresças bepret e pep seurt vertuziou, dre ma cresque en oad. En he iaouanctis hac en nn oad e pehini eo diæz trec'hi ar passionou pe an inclinationou eus an natur corrompet, Maxim en em reutas mæstr eua be re, a gonservas he innoçanç, hac ispicial ur hnrete anjeliq, ha pep-unan a admire an donçder, ar vodesti, ar furnez a remerquent eu he oll gomportamant. Cals e care ar stndi, mæs mui e care c'hoas alvidiguez he ene, ar pez a ree dezan tremen hemdez meur a eur en oræson. Beza e voa er bed, hep beza eus ar bed; ne estime netra enoriou ar bed, na plijadurezou ar vuez, na madou an donar.

Goude heza hevet nn nebent amser en he dy evel eu ur solitud, en em rentas relijius e couent Lerin e Provanç. Eno e cavas peadra da gontanti an inclination vras en devoa evit ar mortificationnou hac evit an oræson, hac e euudnas ur vuez quer parfet, ma teuas he vreudeur a bere en em estime he-unan an diveza, d'er c'housideri evel ho mæstr er vuez spirituel. Sant Honorat, ahad eus ar gouent, o veza bet lequeet da escop er guær eus a Arlea, e voe choaset sant Maxim evit abad en he blaç, ha gouarn a reas he relijiuset gant au douçder pehiui a zouece cala ar rigor hac an austerite eus au urz.

An escop eus a Riez o veza maro, an dud a ilis ac ar bobl a gassas tud deputet da gouent Lerin, evit goulen an abad Maxim evit ho fastor. Pa glevas ar sant quementse, e ambarcas secretamant evit tremen en Itali, e pelec'h e espere chom cuset, mæs he glasq a rezeur quer mad ma voe cavet, be gundui a rezeur, en despet d'he resistanç, da Ries, e pelec'h e voe recevet gant ur joa universel, hac e voe sacret escop gant an esqueb eus ar brovinç. Ar prelat sautel-mâ a zisquesas ez oa e guirionez tad d'he bobl, dre ar sourci hras en devoa da bourvei d'he oll necessiteou quen tamporel, quer spirituel, beza e oa memes quer sonreius da soulaji ar re haour, ma vize lavaret en devoa c'hoant d'ho lacât oll en ho æz. Erfin goude

beza bet bepret consideret evel ur sant en he vuez, e varvas evel ma varv ar sænt, etro ar bloas 460.

### REFLEXION.

Ar sant-mâ en he iaouanctis a voa en em rentet mæstr d'he inclinationou naturel. Ne santomp nemet re dre hon experianç propr penaus ez oump sujet da gals a voall inclinationou, pere a ra deomp cals a labour ha cals a boan d'ho zrec'hi, hac ous pere e rencomp hepret resista, ma ne fell quet deomp en em renta esclavet dezo hao en em golli gant ho. Mæs pep den en deus ur væstres inclination, pe ur passion dominant, pehini a so ar penn-caus ac ar sourcen eus an darn-vuia eus he fantou. Dre exempl, lod a so douguet ispicial d'ar goler, lod-all d'an ourgouill; unan en deus inclination d'an avariçdet, un all a sant ur panchant bras evit ar gourmandis, lod evit al luxur pe evit ur viç hennac all. Guelit pehini goall inclination da behini ez oc'h muia douguet dre natur, ha grit hoc h oll effort evit hezrec'hi. Bezit hepret var evez out-hi evel ous ar c'hruela adversour a oufac'h da gaout. Grit muia ma allot ar c'hontrol d'ar pez a sugge deoc'h an inclination-se, mortifiet-hi, combatit out-hi, grit violanç deoc'h hoc'h-unan: sonjit penaus ar vuez-mâ ne d'ê nemet ur bresel continuel, ha penaus ne vezo nemet ar re ho devezo combatet generusamant bete ar fin a vezo curunet. Goulennit evit quementse digant Doue an nerz hac a gouraij a here hoc'h eus ezom. Ma na illit quet pratica ar mortificationou bras, grit da nebeuta re vian; grit eus ho costez ar pez a illit, ha Doue dre he c'hraç ho sicouro er pez a sehlant deoc'h impossibl.

Mar d'eo ar goler ho passion vras ha dominant, chomit hep lavaret netra, queit a ma viot troublet gant ur passion quen direiz: en em voasit a nebeut da nebeut da barlant gant peoc'h ha gant douçder, sonjit penaus ne avancit quet ho labour nac ho afferiou evit en em lacât e coler, mæs er c'hontrol ho goassait.

Mar deoc'h donguet ispicial d'an onrgouill, labourit d'en em renta humbl: sonjit en hoc'h infirmiteou corporel ha spirituel. Petra eo ho corf nemet douar ha corruption, hac hoc'h ene, da he seurt miseriou ne d'ê-hi quet sujet? Antreit enoc'h hoc'h-unan, ac e quefot peadra d'en em humilia, en ur gonsideri ho sempladurez, ho frajilite, an niver eus ho pec'hejou.

Mar

Mar d'é an avariçdet eo ho passion dominant, considerit penana pa soujot uebeuta, e reneot quitât ho madou. Sonjit er pez a lavar ar Scritur sacr, penaus ar re avaricius ne antreint quet e rouantelez an eê, hac e vezint precipitet eu ifern gant ar fals pinvidic. Sonjit da ober ho tensor en eê, hac en em accustumit da ober an alusen.

Mar d'hoc'h sujet d'ar vezvinti, sonjit alies er sec'het cruel ha dremed a soufro ar mezvier er hed all: mortifiet an inclination fall-se, oc'h en em briva d'ho repasiou eus un drag beunae a gafac'h a ve d'ho coût

Mar d'oc'h douguet d'al luxur, considerit peguer mezus ha peguer vil eo ar pec'het brutal-se, pehini a so caus a zaounatiou quellies a ene: pellat diouz an occasiouou; distroit ho taoulagat diouz ar pez a alfe ober impression var ho calon: castiet ho corf dre ur binijen heunac, pe da viana crisquit ho labour evit na gavot quet amser da sonjal er seurt traou, ho pêt recours d'ar beden ha tostait alies ous ar sacramanchou.

Mar coust deoc'h un dra benuac trec'hi ho passion vras ha dominant, ne gousto nemeur goude-se trec'hi ar reall, hac e quefot neuse æz ha facil eundui ur vuez christen ha parfet.

---

*An navet varn-uguent a viz Du.*

## SANT SATURNIN, ESCOP HA MERZER.

SANT Saturnin, hanvet gant an gommun saut Sernin, a so unan eus an dud apostoliq pere ho deus douguet e Franç an tensor eus ar feiz hac ar sclærijen eus an Aviel. Ar saut-mâ o veza erruet er guær a Arl, a guemeras evit compaignon eus he labourou apostoliq sant Papoul ha sant Honet, gant pere e valcas dre ar Languedoc ha dre ar Gascoign en ur brezeg ar feiz e pep lec'h gant ur frouez admirabl.

Ministret an doueou faus, ha darn eus ar hobl en arretas er guær a Garcasson; el lacât a resont en ur prisou tènval, en intantion d'he lesel eno da vervel gant an dieuez hac ar haourentez: mæs he batantet a zauças ho sperejou, hac en em gontanti a resont d'he chasseal e mæs a guær gant un dismegançz vras. Ar sant leun a joa

da veza recevet ar goall dretamant-se, a ieas d'ar guær a Doulouz, e pelec'h e oue guell diguemeret: ha Doue a scuilas ur venediction quer bras var he instructionou hac he bredicationou, ma en devoe ar gonsolation da vadeza eno un niver bras a dud, ha da sevel un ilis evit ar gristenien.

An den apostoliq-mâ goude beza roet ar garg eus an ilis a Doulouz da sant Papoul, a bartias evit mont da labourat da gonvertissa ar bobl a Bampelûn, hac a c'bounnena eno ive cals a eneon da Zoue. Mæs o veza clevet penaus e oa bet merzeriet sant Papoul, da behini en devoa leset ar sourci eus an ilis a Doulouz, e tistroas he-unan di evit sicour ha consoli ar gristenien. He bresanç a roas dezo ur joa vras, hac a arretas evit un amser furor ar bayanet. Mæa erfin an dud barbar-se en em revoltas ivez en he enep, hac en assomas a dachon. Soufr a eure ar verzerinti var dro ar bloas 256

Conservi a rêr he relegou er guær a Doulouz, en un archet precius meurbet.

REFLEXION.

Ar sant-mâ a gontinuas bete fin he vuez da labourat gant ferveur evit gloar Doue hac evit silvidiguez he nessa. An difficulteou hac an oppositionou a gave, an injuriou a receve hac an danjerou da bere e voa exposet, ne resont biscoas dezan coll couraij. Imitomp he gouraij, he fermete, he berseverane er mad. N'en em rebutomp quet abalamour d'an difficulteou a gavomp er pratiq eus ar vertu. N'hon eus græt netra evit beza commancet mad, ma ne achuomp ive mad. Ne vezo curunet nemet ar re en devezo perseveret bet'er fin.

---

*An tregonvet a vez Du.*

## SANT ANDRE, ABOSTOL.

SANT Andre, breur da sant Pèr, a oa guinidic ena a Betsaid, ha pesquer dre he etat. Sourcius e oa meurbet da assista e predicationou sant Ian-Badezour. Ar precurseur santel-se an ur remercout un deiz Jesus-Christ o passeal, a lavaras: *Cetu a-se oan Doue, pehini evel ma ho deus dis-*

*deriet ar brofetet, a zie beza immolet ha sacrifiet evit silvidiguez an oll dud.* Andre pehini a gomprenas parfet ar pez a signifie ar c'homsou-se, oc'h en em santout gounecet ha tennet dre ur c'hraç interieur, a reas var an heur da gavout Jesus-Christ; heza en devoe an heur d'en em antretein gantan, ha den ebet ne ouffe lavaret an douçder hac ar gonsolation a santas en he ene epad an antretien divin-se. Divar neuse an disquibl fidel-mâ na guitee Jesus-Christ nemet evit ober he besquerez, hac en em gavont a reas presant, pa reas he vesir divin he guenta mirael e Cana Galilee.

Goude disquen ar Speret Santel var an ebestel, sant Andre a brezegas an Aviel er c'harter a Draç, er Sythii hac en Aeau, ha cass a eure ar sclærijen eus ar feiz er c'hantonnon hras-se.

En amser ma prezegue er guær a Batras, ar gouerneur Egee, pehini a oa ur payen superstitius, a ordrenas dezan sacrifia d'an doueou, an abostol santel a respontas *Offri a ran bemdez d'an Doue oll-galloudec non pas ar c'hic nac ar goad eus an anevalet, mæs an oan santel ha didach, pehini so bet sacrifiet ac immolet var ar groaz an oll bobl christen en em vag gant he gorf sacr hac he voad precius, ha goude m'en deus servijet da vagadurez d'an oll, e chom beo hac antier evel quent.* Egee o velet ervad ne voa moyen ebet da dree hi be gouraj, er c'hondaonas da vervel var ur groaz.

Quentre ma velas sant Andre ar groaz ona pehini e tlia beza staguet, e lavaras en ur grial gant un transport a joa : *O croaz sacr! o croaz santel! gant fiziang ha gant joa e teuan davedoc'h; ma recevit evel disquibl an hini en deus saveteet ar bed oll dreizoc'h. O croaz, pehini am eus pell amser clasquet ha desiret, ma recevit ha ma unissit gant va Salver, pehini, evit ma frena, a so deut da vervel etre ho tivrec'h!*

Ar sant a venas daou zevez stag ous he groaz, hac epad an amser-se ne chanas oc'h exhorti ar gristenien da berseveri er feiz ha da zisprijout poaniou ar bed-mâ, evit meritout ur repos eternel en eê. He verzerinti a erruas er bloas 63 goude donediguez hor Salver.

He gorf santel a one transportet d'ar guær a Amalfi e rouantelez Napl, he groaz a gonserver e Marseill, e abati Sant-Victor.

REFLEXION.

Peguen douç ha peguen agreabl eo ar groaz, da lavaret é, an affictionou hac ar soufrançou da ur galon pehini a gar Jesus-Christ! Ne dleer quet eta beza souezet, mar ho deus ar sænt desiret ar groas gant quement a ardeur.

An dud monden pere a gar ar bed, ne allont quet compren e oufer santont plijadur ha joausdet er c'hroazion pe en affictionou, dre na comprenont quet an doueder spirituel, ar gonsolation interior a seuill Jesus-Christ e calon ar re en heul bete Menez-Calvar.

Douguit ho croaz, andurit ho poan, hoc'h affiction gant patiantet, gant couraj, gant resination d'ar volontez divin, hac an Autrou Doue pehini a so un Doue a gonsolation, ne vanco quet d'ho c'honsoli en ho soufrançou.

---

*Ar c'henta devez a viz Querzu.*

## SANT TUGDUAL, ESCOP EUS A TREGUER.

TUGDUAL eus a lignez ar roue a Vreiz a zisprijas en he iaouanctis plijadurezou ha grandeuriou ar bed; tremen a ree casi he oll amser en ilisou; hac e tostee alies ous ar sacramanchou gant un devotion exemplus. Beza ez oa liberal en andret an dud paour, da bere e fournisse peadra da veva ha d'en em visca; ouspen-se ho souten hac ho froteji a ree e pep occasion, ispicial pa ouant grevet gant ar re vras.

Evit renonç antieramant d'ar bed ha d'an enoriou, en em rentas relijius. Ebars er stad-se en devoe combajou rust da souten a-enep an drouc speret, pehini en tourmantas en ur fæçon estrainj dre dentationou a-enep ar purete, mæs chom a reas bepret victorius var he adversour gant ar sicour eus ar c'hraç, a behini en em rente dign dre he oræsonou, he iunion hac he vortificationou continuel.

He vuez santel hac edifiant a reas ma voe lequeet da abad en he gouent. Goude beza en em gomportet ebars ar garg-se gant cals a brudanç, hac inspiret ar ferveur d'he oll relijiuset, e choasas daouzec compaignon vertuzus, pere ho devoa eveldan un desir ardant da brocuri gloar Doue ha

silvidiguez an eneou : gant ho e valeas adalec an eil penn hete eguile eus ar brovinç-mâ en ur hreseg an Aviel, hac e chouneas un nombr bras a eneou da Zoue, quen dre ar nerzeus he instructionou, quen dre he viraclou bras, o renta casi e pep lec'h ar gueilet d'ar re dall, ar c'hlevet d'ar re bouzar, hac ar iec'het d'ar re infirm pe affliget; hac evit antretenn ha continui dre ar relijiuset ar mad en devoa commancet, e reas sevel ur gouent vras e Treguer. An escop o veza deut da vervel un nebeut amser goude, an oll, quen nobl, quer partabl, dre ur memes mouez, a choasas Tugdual en he blaç. Queutre ma clevas ar sant guementse, evit evita an enor pehini en devoa hepret disprijet, ez eas d'ar guær a Anjer, hac ac'hano da Baris, evit ma vizent etretant contraign da choas un escop-all; mæs ar roue Derochus o veza grêt deza distrei da Vreiz var digarez un affer, e consantas erfin bac e vez sacret escop.

Ar pastor santel-mâ, hep diminun netra eus he austeriteou, hac eus an amser a roe diaguent d'an oræson, a hrateus c'hoaz a-nevez cals a vertuziou. He dy a oa digor d'an oll estranjourien hac ezomec; ober a ree dezo dibri ous he daul; exerci a ree an oll euvrou a visericord, quer spirituel, quer corporel; ha ne oa fonction na dever eus ur guir bastor n'en em acquite anezo gant fidelite. Al herte santel gant pehini a exerce he garg, hep respetu etcun pa oa question eus a c'hloar Doue, a zisplijas da certeu tuchentil eus ar c'harter, pere a exerças cals he hatiantet. Erfin goude beza designet hac hanvet sant Ruelin, evit he soccesseur, e reutas e peoc'h he ene da Zoue, var dro ar bloas 598.

### REFLEXION.

Sant Tugdual ac un infinite a sænt-all, petra-bennac ma oa pur, innoçant ha divlam bo vuez, ho deus pratiquet mortificationou bras, quitet ho deus ho madou, tec'het ho deus diouz an enoriou, renoncet ho deus d'an divertissamanchou, pellet ho deus diouz an occasionou danjerus, ha ni er c'hontroll pere a so gant sujet quel has a hec'het, sioas ! ne garomp ha ne glascomp nemet madou ha gloar ar bed, redec a reomp d'an ebatou, en em bhjout a reomp e creiz an occasionou danjerussa, ha c'hoaz ne fell quet deomp clevet comz eus a austerite nac a vortification. E guirionez n'hon eus-ni quet ar memes Aviel ac ar sænt ?

Na gredomp-ni quet ar memes guirioneou ? Na esperomp-ni quet ar memes recompanç eternel ? Ha sonjal a reomp-ni ho deffe ar sent græt re evit assuri ho silvidiguez ? Sonjal a reomp-ni a vent en em drompiet ? Avouomp eta peuaus è-ni hon-unan eo en em drompl.

---

*An eil devez a viz Querzu.*

## S. BIBIANA, GUERC'HES HA MERZERES.

AR santes-má a oa eus ur famil santel meurbet. He zad, ha mam hac ur c'hoar dezi, a so anavezet oll gant an ilis evit merzerien. He zad hanvet Flavien, a oa gonerneur eus ar guær a Rom. An impalaër Julien, apostat ha tyrant, er privas eus he garg, abalamour ma oa christen, hac er c'hassas en exil, e pelec'h e varvas evit ar feiz en ur viser vras, mæs gant ar gahte glorius a verzer. He mam santes Dafrosa a one dibennet evit ar memes sujet.

An impalaër-se a roas ar garg en devoa exercet sant Flavien gant gals a lealdet, da Ampronien, pehini, o veza un den cruel ha payen, a bersecutas ar gristenien. Oher a eure apparissa dirazan santes Bibiana hac he c'hoar Demetria, da bere e ordrenas adori var ar plaç doueou an impalaër, en ur zisclæria dezo penans anes, e vize tretet gant mui a rigor c'hoas evit ne oa het ho zad ac ho mam. An diou c'hoar a respontas : *Ne adorimp nemet ar guir Doue, Crouer an eë hac an douar, hac e esperomp e roi deomp ar c'hraç da drec'hi ar c'hruela tourmanchou : re eürus en em guevomp da gaout ar voyen da scuilla hor goad evit difen hor feiz, hac evit meritout ar memes curunen ho deus recevet hon tad ac hor mam guer.* Doue pehini a felle dezan, dre un effet eus he brovidanç, espern da Zemetria, pehini a oa c'hoasfors iaouanc, an horreur eus ar supphçou, a hermetas ma tigouezas dezi mervel subitamant e presanç ar barner, hac e-hars he c'hoar. An accidant eürus-se n'en deus quet miret ne d'ê-hi enoret gant an ilis evel merzeres, evel ma veler er Martiroloj.

Santes Bibiana o veza chomet evel-se he-unan epqen eus he famill, an tyrant e lequeas etre daouarn ur vreg maleurus, pehini a bromata ober dezi chenj santimant ; ar vreg-se a reas en effet he oll effort evit he lacât da drei

divar al leseu vad ; en em servijont a cura a bep seurt finessaou, a bromessaou caer hac a gomsou artificius, mæs erfin o velet e oa inutil quement a rec, e fiselerias d'ar gouerneur ne oa moyen ebet da zont a-benn anezi.

An tyrant gant an dipit hac ar goler en devoa d'en em velet trec'het gant ur plac'h iaouanc, a ordrenas he scourjea gant scourjeou goarnisset gant plôm, quen a zeuze da vervel. Goude beza anduret an tourmant-se en ur seffet parfet ous an eê, ez eas he ene da receo evit recompanc ar gurunen doubl eus ar verc'hes hac eus a verzeres. He merzerinti a erruas var dro ar bloas 370.

REFLEXION.

An tentationon pere a erru guenomp a bers en dud a so alies danjerussoc'h eguet ar re a zeu eus an drouc speret memes. Santes Bibiana a so bet incitet ha solhcitet en ur fæçon estranj, gant ur vreg maleürus ha gant un tyrant da ober traou controll d'ar fidelite a zlie da Zoue. Mæs netra ne voe capabl da vralla he c'houraj, hac e trec'has an oll adversourien eus he silvidiguez dre an oræson, dre he fiziang e Doue ha dre ar guel eus ar recompanç a espere.

Exposet oump da un infinite a dentationou : ar bed, ar c'hiq hac an drouc speret a zeu d'hon tenti. Doue a bermet quement-se evit hon renta humploc'h, evit ma teuimp da anaout hor sempladurez, ha da glasq sicour digantan : Doue er permet evit eprouvi hor fidelite, evit rei deomp occasion da veritont, ha da grisqui hon recompanç en eê ; mæs dre un effet eus he brovidanç santel ne bermet quet e vemp tentet en tu-all d'hon nerz, ac e ro deomp he c'hraç evit trec'hi an dentation. Ha cetu a-se ar pez a zle hon excita da resista gant couraj d'an oll adversourien eus ar salvidiguez. Rac mar ema Doue en tu guenomp, ha mar d'oump fidel dezan, hac e teufe an ifern oll d'en em revolti en hon enep, hac e teue an drouc speret da redoubli he effort, hac e teue an oll grouadurien da glasq hor c'holl, ne vezo netra capabl d'hon trec'hi, he c'hraç a so creoc'h ha puissantoc'h eguet an oll effort eus hon adversourien, hac un desir ardantoc'h en deus d'hor savetei, evit n'en deus an drouc speret d'hor c'holl.

Ur voyen vras evit trec'hi an oll dentationou, eo, pa vemp tentet, lavaret deomp hon-unan : Petra'z ann-me da-

ober ? Ha mont a rin-me dre un action epquen, hac en ur momet, da goll graç Doue, d'en em reuta he adversour, da veza an objet eus he gassoni ac eus he indignation. Ha mont a rin-me da reuonç d'ar baradoa, da goll an merit eas va oll actionou mad tremenet, d'en em renta esclaf d'an drone speret ha sujet d'an daonation eternel, evit ur plijadur maleûrus eus ur goall sonj, eus un action fall indign eus a un den, plijadurez pehini ne bado nemet ur momet ha pehini, pa vezo tremenet, ne leso var he lerc'h nemet remors, displijadur ha chagrin.

*Sonjit en ho fin diveza ha ne bec'hot james.*

---

*An trede devez a viz Querzu.*

## SANT FRANCES XAVIER, JESUIST.

FRANCES Xavier, guinidic a Navar, o veza græt ananudeguez gant sant Ignaç, a zeuas dre an antretienou santel en devoe gantan d'en em degouti eus ar bed, ha da guemeret ar resolution da sonjal a barfetet en he silvidiguez. Ober a eure ur retret gant ur ferveur vras en intantion d'en em rei oll da Zoue; sortial a eure eus ar retret evel un den all eu he blaç. N'en devoa mui quen ambitiou nemet evit an humiliationou hac ar soufrançou, n'en devoa mui a c'houd nemet evit ar mortificationou, na quen desir nemet da brocuri silvidiguez an eneou.

Sant Ignaç er c'hassas d'an Indes evit prezeg an Aviel, hac ar pap er greas legat apostoliq er vro-se oll. Xavier a bartias var droat gant he vrevier epquen, hac eu ur veva divar an alusen; he logeiz a oa bepret en hospitaliou evit servija an dud clan, ha rei dezo an oll sicourou spirituel ha corperel, hep consquet nemet var ar plench, pe var droat guele un den clan bennac. He gustum oa da vont en deiz dre guær gant ur c'hloc'hic en he zorn, evit guervel ar vugale d'ar c'hatechis, hac en nôz evit avertissa da bedi evit an anaoun. En ha veaichou var vor e prezeguebemdez d'ar vartolodet, hac e tremene un deiz casi oll oc'h ho instrui hac ho c'hôfes.

An oll fatig en devoa ar missionner apostoliq-mâ ne vire quet na roe un amser vras en nôz d'an oræson, ha na bratique pinijennou rust evit tenna graç Doue var he la-

bourou, evit obteni conversion ar bec'herien hac hini ar bayanet pe idolatret He zouçder, he humilite, he garantez an nerz ac onction eus he sermoniou a douche ar c'halonou muia caledet, ar santelez eus he vuez ac ar miraclou bras a ree e pep lec'h, a achue d'ho c'honvertissa.

Dre ur faveur special a Zoue e tesque en un taol al langaij eus ar broyou dre bere e tremene, ac avisiou en ur barlant ar memes langaij da veur a bobl differant, pep hini anezo er c'hleve o parlant en he langaij.

He garantez vras, he zèl ardant hac infatigabl en deus græt dezâ ober meur a vil leo evit silvidiguez he nessa; ne oufer quet nombri an eneou en deus gouneet da Zoue, convertisset en deus d'ar feiz meur a gant mil payen, ha badezet he-unan un infinite anezo.

An den apostoliq-mâ en devize caret convertissa ar bed oll, mæs Doue a reas dezan da anaout penaus en em gontante eus he volontez vad, hac a felle dezâ be recompansi eus he labouron bras. Oc'h en em santout clan e enesen Sancian, en em dennas en ul lojig distruij, eno hep soulajamant, hep secour ebet nemet digant ur martolot paour, o veza gourveet var un nebent dehou, e rentas he ene santel da Zoue, en ur gontemph he grucifi pehini a zalc'he etre he zivrec'h.

Mervel a eure er bloas 1552, d'an oad a c'huec'h vloas ha daou-uguent.

REFLEXION.

Sant Frances Xavier a reas ur retret evit sonjal a barfetet en he silvidiguez; sortial a eure eus ar retret evel un all en he blaç, he galon anflammet dre ar garantez divin ne devoa mui queu dear nemet da labourat evit gloar Doue, ha da brocuri silvidiguez an eneou. O peguer profitabl ha peguen avantajus eo ur retret græt gant un intantion ha dispositionou mad! Eno e parlant Doue ous ar galon; eno, pell diouz trous ar bed, e clever ar vouez a Zoue, eno e scuill he c'hraçou gant mui a abondanç var an ene. Peguement a dud a so antreet en hent eus ar silvidiguez dre voyen ur retret vad Mar guelet eta lumenuon pere ne vent quet vell eus ar retret, sioas dezo! Ret è n'ho deffe quet be c'hret gant an dispositionou requis ha necesser.

*Ar bevare devez a viz Querzu.*

## SANTES BARBA, GUERC'HES HA MERZERES.

AR santes-mâ a zeuas er bed var dre ar bloas daou-c-hant hac anter-cant goude donediguez hor Salver. He zad banvet Dioscôr, pehini a oa ur payen barbar ha froudennus, he dalc'has epad he iaouanctis en un tourell. Barba en he solitud a zeuas da anaout ar vanite eus ar bed, hac an impiete eus ar superstitionou payen : ha dre ur brovidanc special e cavas ar voyen da veza instruet var mysteriou ar feiz. Divar neuse e cunduas ur vuez devot ha fervant, hac e quemeras ar resolution da chom bepret guerc'hes.

He zad o veza anavezet e voa christenez, a antreas en ur furor quer bras out-hi, ma saillas varnezi evel ur bleï arrajet var un danvad innocant ; he stleja a reas dre ar bleo, hac he zreti gant quement a grueldet, ma oa un enz he guelet. N'en em gontantas quet a guement-se, mont a eure d'he zisclerïa d'ar gouerneur, o c'h esperont e teuze da renonç d'ar feiz, pe en devize he-unan ar bli-jadur barbar d'he guelet o vervel e creis an tourmanchou.

Ar gouerneur a gomsas da guenta dre gaer out-hi evit he angaji da adori doueou ar rouantelez ; ar santes, goude beza respontet ne alle adori nemet guir Doue an eê hac an douar, a barlantas dezan eus ar virionеou ar feiz gant quement a nerz, ma oue soueset an oll oc'h he c'hlèvet. Mæs ar gouerneur gant aoun da gaout drouc-c'hraç an impalaer Maximien, a ordrenas ma vize dispennet he c'horf gant ivinnou houarn. Epad un tourmant quen horribl, ar santes a save he daoulagat etresec an eê, en ur lavaret : *Va Salver, c'hui pehini a ene guelet ar c'halonou, gousout a rit penaus va hini ne gar nemedoc'h, ne desir nemedoc'h, ac e lacan enoc'h epquen va oll fizianç ; plijet guenéoc'h va sicour er gombat-mâ, ha na bermetit quet e ve trec'het ho servijeres.* An tyrant, o velet ne alle gounit netra varnezi, a ordrenas erfin he dibenna.

Dioscôr, tad eruel ha dinatur, pehini n'en em gontanta quet da veza bet presant pa anduras he verc'h an tour-

mant quenta-se, a fallas dezan beza he diveza bourreo, hac e pedas ar harner da bermeti ma teuze he-unan da zibenna he verc'h.

Ar santes o veza arruet er plaç eus he zriomf, en em lequeas var he daoulin, hac ho veza gret ur beden verr, o supplia hor Salver da receo ar sacrifiç a ree dezâ eus he buez, e presantas he gouzouc d'he zad, pehini dre un taol sabren a lacâs fin da ur vuez quer santel.

An tad barbar-se ne chomas quet pell hep punition, ar bed a voe souden dilivret eus ar monstr-se a grueldet. Peguer caër ha peguer calm bennac a vus an amser en deiz-se, e teuas en taol horrihl a gurun pehini en devas hac en rentas e ludu.

Pidi a rêr ar santes-mâ ispicial evit beza preservet diouz ar gurun, hac evit obteni dre he intercession ar c'braç da receo ar sacramanchou diveza abars mervel.

Er bloaz 1448, er guær a Gorcum en Holland, un den hanvet Henri, pehini en devoa un devotion particulier evit santes Barba, en em gavas surprenet en un tân-goall; ar flam a oa quer bras en-dro dezan, ma collas an esperanç d'en em savetei; prest e voa memes da vervel. Recours en devoe d'he patrones santel, pehini en ur apparissa dirazan, er c'housolas meurbet o lavaret e accorde Doue dezan un devez c'hoas a vuez, evit caout amser da receo he sacramanchou; ar flam o veza dent da vouga en instant, an den-se a govessaas, a gommunias ae a recevas an noen; ar belec pehini er c'hovessaas, hanvet Theodoric Pauli, en deus leset dre scrid an histor eus ar miracl-mâ.

REFLEXION.

Un dra vad ê goulen hemdez digant Doue dre intercession santes Barba, ar c'hraç da receo abars mervel ar sacramanchou eus an Ilis, mæs evit meritout he frotection, deut da imita he vertuziou, ispicial ha e harantez hac e fizianç vras e Doue, ha bevit en ur fæçon ma allot receo santelamant ar sacramanchou e fin ho puez.

*Ar pempet devez a viz Querzu.*

## SANT SABAS, ABAD.

AR sant-mâ ganet e Gappadoç, a guitaas en he iaouanctis ar bed hac he oll vadou evit en em lacât en ur gouent He ferveur hac he vortificationou a reas souden anaout d'an oll relijiuset bo devoa ur sant oc'h he receo.

Ar relijiuz iaouanc-mâ o veza daspugnet ur frouezen er jardin, hep goulen conje he superieur, a gomprenas raceon e voe quement-se un dentatiou, ha gant ar c'heuz en devoe, e strincas ar frouezen ous an douar, hac e quemeras ar resolution da zioueret pep sort frouez epad he vuez.

Evit miret na vize dilabour, en em occupe da ober paneron gant brancou palmes, epad an oll amser ne oa quet destinet d'an oræson pe d'ar studi, hac endra ma laboure, he speret a oa bepret quer recueillet ha quen unisset gant Doue, ma oa he labour un oræson.

He guerent o veza falveet dezo ober dezan quitât ar gouent evit distrei gant-ho d'ar bed, e lavaras dezo evit oll respont: *Mar deu ordrenançou ar bresel da bunissa gant quement a rigor an desertourien, pe sort punition na diefe quet caout an nep a guitae servij Doue?* Goude ur seurt respont, el lessont e repos. Neuse en em dennas var ur menez bras e pelec'h e voa bet diaguent sant Theodòs hermit, ar c'havern a choas evit he zemeuranç a voa quen huel, ac an heut quen diæz da lignat, ma voa ret derc'hel crog en ur gorden evit mont dì. Cousgoude ar brud eus he santelez a zigassas dezan cals a zisquibien evit pere e reas sevel ur gouent.

Peguement bennac m'en em blije en he solitud, e sortie cousgoude anezi quellies gueich, m'er goulenne gloar Doue hac avantaj an Ilis. Mont a reas da Constantinopl evit souten caus ar gristenien, pere a oa bet accuset faussamant dirac an impalaer Justinien; an impalaer en recevas evel un æl eus an eê, hac a accordas dezan quement a c'houlenuas. Quert a ma ree an impalaer scriva dre he secretour he ordrenançou evit an affer-se, an abad santel o velet e oa dent an amser da lavaret he oliç, a savas evit sortial; ur relijius-all pehini a oa gantan, a lavaras de-

zan · *Va zad, ne sonjit quet ez oc'h e presanç an impalaer? Sonjal a ran*, emesan, *mæs sonjal a ran ive eo deut an heur da lavaret an ofiç, ha penaus e fall da Zoue e venn e lec'h-all, non pas amâ. An impalaer a ra a-se he garg hac he ofiç, ha me a zle ober va hini.*

Sant Sabas en ur ober hent gant ur rehinus iaouanc, e tremenas dirazo ur plac'h iaouanc paret ha fichet caër; ar sant pehini a zale he bepret he zaoulagat isel, ha ne selle morse ous ur vreg en he faç, a fallas dezan gousout ac en oa het ive he gompagnon modest en occasion-se; lavaret a eure dezan, *Seblantt a ra d'in ne deus ar plac'h-se nemet ul lagat, domaij é.—Salocras, va zad*, a respontas eguile, *beza e deus daoulagad mad, m en assur deoc'h;* ar sant er blamas hac en difazias; oher a reas dezan compren peguen necesser é ar vodesti evit conservi ar hurete, hac en lacât a eure en ur lec'h distro, e pelec'h en devoe an oll amser da zisqui mortifia he squancheu naturel.

An abad santel-mâ, oajet a zaouzec vloas ha pevarnguent, ha leun a veritou, a rentas he ene pur da Zoue er bloas 531.

REFLEXION.

Evit trec'hi ar gourmaudis ez é profitabl braa en em vortifia e traou bian ha dister, evel en em briva eus ur hanne, eus un tam a gaver d be c'haoût. Sant Sabas er greas, hac ar c'henta victor-se en rentas mæstr eus he oll hassionou pe inclinationou.

*Eil reflexion.* Preferi servij Doue da gonversation un impalaer, eo sur estimout Doue mui evit ar grouadurien, ha c'hout er gra, c'hou pehini evit an distera sujet a zles hoc'h exerciçou a zevotion? Ha c'hou er gra, c'hou pehini evit an distera compaignunez, a chom hep mont d'an ofiç divin da sûl ha da vouel?

---

*Ar c'huec'hvet devez a viz Querzu.*

SANT NICOLAS, ESCOP.

SANT Nicolas, guinidic eus a Licii, a oa quer parfet ha quen devot, d'an oad a bemp bloas, ma oa admiret gant

an oll. O veza bet lequeet iaouanc er studi, en em rentas habil bras e ber amser, ha c'hoas santeloc'h; he vestr ravisset o velet he zilijanç hac he ferveur, er propose d'ar scolærien evel squèr hac exempl.

Ar maro eus he dad hac eus he vam, pere a lesas gantan madou bras, ne servijas nemet evit he renta charitaploc'h. O veza deut da anaout penaus un dijentil paour eus a guær a voa var ar poent da lesel teir merc'h en devoa da gundui ur vuez disordren, dre n'en devoa quet peadra d'ho dimizi ervez ho c'halite, e taolas teir iale hat arc'hant secretamant dre ar prenest a cambr an tad nec bet ha melconiet-se, pehini a gavas evelse ar voyen da zimizi he deir merc'h ervez ho c'hondition.

Nicolas o veza en em rentet goude-se den a ilis, a labouras gant ur zêl quen ardant evit silvidiguez an eneou, ma teuas he escop da fiziout enna ar sourci ha gouarnamant he oll escopti durant ur veach hir en devoa da ober; en em gomporti a ress gant quement a furnez, ha quement a edification, ma tesire an oll he gaout un deiz evit escop: gant aoun rac-se en em resolvas da guitât he vro, hac ez eas da visita ar placou santel a Jerusalem. Pa oe anbarquet, e savas un avel hac un tourmant quen terribl, ma crede an oll beza prest da veza confontet e goelet ar mor; en em recommandi a resont oll da bedennou ar sant, pehini en em lequeas var he zaoulin evit pidi an Autrou Done da sellet a druez out-ho. Er memes instant e ehanas an tourmant hac e teuas calm ar mor. Evel m en deus gret alies ar seurt miracl-se epad he vuez, ha goude he varo, ar vartolodet ho deus-en quemeret evit ho patron, hac e tenont d'he invoqui, ispicial pa vez tourmant.

Caër en devoa ar sant-mâ pellât diouz an diguiteou, lequeet e voe da escop er guær a Vyr en despet d'he humilite. Divar neuse ne sonjas mui nemet d'en em acquita gant fidelite eus an oll deveriou eus he garg. Alies e tremene an darn-vuia eus an nôz en ilis o pidi hac evit an eneou a bere e voa carguet; pourvei a ree d'an oll ezomou tamporel ha spirituel eus he bobl, he vadou ne oant nemet evit ar beurien; prezeg a ree gant quement a fronez, ma lequeas ur chenjamant esër en he oll escopti. Ha seul mui cresque he labour, e cresque ive he vortificationou, abars beza escop e inne tri devez er sizun, mæs divar neuse e communicas iun bemdez.

Sant Bonavantur a rapport penans sant Nicolas a rentas ar vuez er guær a Vyr da zaou scolaer, pere a oa bet muntret ; ober a reas ar memes mirael an andret tri c'hrouadur pere, goude beza bet laset, a voe euset en ur veol pe en ur guibol.

Assista a reas er c'honcil a Nicee, e pelec'h e reas mercou eus he santelez hac eus he squiant bras. O veza distro d'he escopti, e clanvas, an oll a oa glac haret bras, mæs en he-unan en doa ur visaj joaus hac ur ær contant pehini a zisquee peguen douç eo mervel goude ur vuez santel. He varo eurus a errusa etro er bloas 327.

AFFLEXION.

Pebes vad a ra un alusen gret a propos d'ar beauien mezus ! Ha peguement a c'hracou na zeu quet da veritout an nep a exerç un action quer carantezus ! An djentil paour-se a oa var ar poent da lesel he verc'het da gundui ur vuez disordren, dre n'en devoa quet ar voyen d'ho dimisi ervez ho c'hondition ; sant Nicolas a bourveas evit ho dre he alusen ; ha dre ar charite generus-se, peguement a a grimou n'en deus-en quet ampechet ! Peguement a encon n'en deus-en quet preservet diouz ar maleur eternel !

Beza ez eus tieguezou paour pere, goude beza bet en ho æz, en em gaf erfin en ur viser hac en ur baourentez vras, pere ne gredont quet discleria ho necessite, dre ur vez pehini a seblant excusabl. Peguement a zaelon c'huero ne scuillont-hi quet ! Pebes melcon ha pebes tristidignez ne santont-hi quet ! Da bebes disesper c'hoas ne d'int-hi quet exposet ! Peguen dign a druez eo ar seurt tud-se ! Peguer eaer ha peguen agreabl é da Zone ar garantez a exercer en ho andret !

---

*A servet devez a viz Querzu.*

## SANT AMBROAS,

### ESCOP HA DOCTOR EUS AN ILIS.

SANT Ambroas a veritas dre he squiant ha dre he furnez beza lequeet da c'houerneur er guær a Milan. En em acquita a enre quer mad eus he garg enorabl-se, ma voe res-

petet ha caret gant pep-unan. An escop a veza deut da vervel, an dud a ilis hac ar bobl en em assamblas evit choas un escop-all en he blaç; mæs evel ne allent quet en em accordi, ur rum o benvel unan, hac ur rum-all o henvel un-all, e savaa division ha trous; neuse Ambroas, e calite a c'honerneur eus a guær, a barlantas gant ar quement a loquanç ha quement a furnez, ma lequeas ar peoc'h etrezo-oll. N'en devoa quet ebanet mad da barlant, pa zeuas ur c'hrouadur bian da lavaret a boez he benn, *Ambroas escop;* ar c'hri ar c'hronadur-se a voe quemeret evel ur vouez eus an cê, hac evel dre ur miracl an oll dud assamblet en em unanas hac a lavaras teir gueich dre ur memes mouez ha gant ur joa vras, *Ambroas hon escop.* Ar sant goude beza gret he oll bossibl evit en em exanti, a gousantas erfin gant aoun da resista ous volontez Doue; receo a reas an urzou santel, hac e voe sacret escop.

Divar neuse e implije un amser vras o studia ar scritur sacr, ha mui e implije c'hoas oc'h oher oræson; beilla a ree cals, hac alies ne ree nemet ur repas d'an abardaëz. Leun e voa a garantez evit ar beaurien, a druez evit ar bec'herien hac a zoueder evit an oll. Dre he sermoniou touchant e c'honnee un nombr infinit a eneou da Zoue, hac evel ma prezegue alies var an excellanç eus a stad ar guerc'hezet, en devoe ar gonsolation da velet un niver bras a vere'het o tont da gonsacri ho virjinite da Zoue. Ouspen-se e convertissaa un nombr bras a heretiquet, etones pere e voa S. Augustin, pehini a so deut da veza un doctor hac ur sant bras eus an ilis.

Mar en devoa sant Ambroas un doueder admirabl, en devoa ive ur gouraij ferm, pa vize question eus a c'hloar Doue. Miret a reas ous an impalaer Theodôs ne antrese en ilis, abalamour m'en devoa punisset gant crueldet ar bobl eus ar guær a Dessaloniq; parlant a reas ous an impalaer gant respet; mæs ive gant ul liberte santel, ha gant an oll autorite a ree dezan he garacter. Ar prinç humiliet a lavaras: *Anaout a ran ma faut, ac e esperan e misericord an Autrou Doue. Ar roue David en doa ive pec'het, ac e oue pardonet.* Ar sant a respontas, *He eultet hac he imitet hoc'h eus en he bec'het, deut ive d'he imita en he binijen.* An impalaer oc'h en em gonsideri evel excummunuguet, a zremenas eiz miz hep antren en ilis, goude m'en devoa

devoa græt ur binijen publiq, an escop santel en absolvas, hac ar prinç-se a gonservas goude-se avitan ur respet hac un istim vras.

An doctor santel-mâ en deus assistet ha predet e meur a goucil; composet en deus cals a levriou leun ens a un doctrin celestiel, eus ar broyou pella e teued evit goulen he avis var an afferiou importanta eus an ilis, ha gant guement-se oll e voa quen humbl hac ur c'hrouadur. Mervel a eure er bloas 397.

*Maximou spirituel sant Ambroas.*

1. Ret ê disqui p'eur a reucomp tevel, evit ma allimp parlant mad.

2. Ur speret donç ha gracius a blij da bep unan hac a zeu da c'honnit calonou an oll.

3. Ar guir nerz eus an den a gonsist oc'h en em drec'hi he-unan, o trec'hi ar goler hac an inclinationou direglet.

4. Ar c'hristen pehini a fell dezan caout un issu-mad e quement a ra, hac en em renta util ha profitabl d'he nessa, a zle ober pep tra evit Doue, ha raporta pep tra d'he c'hloar.

REFLEXION.

Petra dleomp-ni admira mui, pe ar gouraij gant pehini sant Ambroas a reprenas an impalaer, hac a viras outan ne antreze en ilis, pe an humilite eus an impalaer, pehini a zenas da anaout he faut ha da ober ur binijen publiq eus he bec'het? An eil ac eguile a so dign da veza admiret. Imitomp couraij sant Ambroas, en ur repren gant prudanç ha gant carantez ar re a fazi, imitomp humilite au impalaër, en ur anaout hor faut pa vemp reprenet, hac en ur labourat d'en em gorrija.

---

*An eisvet devez a viz Querzu.*

GOUEL AR CONCEPTION,

EUS AR VERC'HES VARI.

NE d'ê quet hepræson hon exhort an ilis da celebri ar

gouel-mâ gant ur joa vras ha gant un devotion dreist-ordinal, rac eus an oll goueliou a celebromp en enor d'ar Verc'hes santel, ne deus meun a guement a ve glorussoc'h hac agreaploc'h dezi, eguet an hini a celebromp en deiz-mâ

Ne deus gloar ebet puroc'h singulieroc'h nac extraordinaloc'h eguet an hini e deus recevet ar Verc'hes sacr er c'henta instant eus he c'honception, da veza bet preservet diouz ar pec'het orijinel dre ur c'hraç hac ur privilej admirabl. Ar c'hraç-se a so quer bras, ervez an tadou eus an Ilis, ma e devize ar Verc'hes Vari he freferet d'ar galite a vam Doue, ma vize bet leset en he choas an eil pe ebenn eus an dion faveur special hac extraordinal-se.

Pep den pa vez ganet, 'ha memes adalec ar momet ma z é concevet, a so souillet gant an taich eus ar pec'het orijinel. Contractet hon eus oll ar pec'het-se dre bec'het hon tad quenta Adam, pehini dre he zisobeissanç d'he Grouer, a gollas grac Doue, ac evitan ac evit he oll vugale. Mæs ar grouadures incomparabl-mâ, choaset ha predestinet a bep eternite evit beza mam da redanteur ar bed oll, a so bet preservet diouz an taich commun ha general-se dre ur c'hraç dreist-ordinal, ha dre ur privilej singulier. Er moment eus he conception, da lavaret é, er memes moment ma voe furmet he c'horf, ha crouet he ene, e voe santifiet, hac er memes instant-se e oa oll pur, oll santel, oll caër hac agreabl da Zoue. Evit enori ar c'hraç privilejiet ha miraculus-se pehini a santifias ar Verc'hes santel er momet ma voe concevet, eo e deus an Ilis instituet ar solennite eus ar gouel-mâ.

An Ilis na zeu da celebri en énor d'ar sænt nemét an devez ma'z int deut da vervel, abalamour ma vouar ez é santel ho maro, mæs celebri a ra hirio gant mui a ræson ar gonception immaculet, da lavaret 'â, ar gonception pur ha didaich eus ar Verc'hes glorius Vari, abalamour ma en em gavas santeloc'h er c'henta moment-se eus he buez, evit ne d'é ar sænt oll en heur eus ho maro.

REFLEXION.

Mari a so cüras da veza bet concevet hep pec'het ; mæs eürussoc'h é c'hoas, dre ne deus biscoas commetet an distera pec'het. Ur maleur é evidomp beza contractet ar pec'het orijinel, mæs ur maleur brassoc'h eo beza commetet quellies a bec'het actuel.

Na a garre beza bet concevet gant an innoçanç orijinel, da lavaret è, e graç Doue, ha ne boaniomp quet evit beva en he c'hraç.

N'édoump quet bet ganet er stad a c'hraç, mæs ret è deomp mervel e stad a c'hraç, ha ne varvimp quet er stad-se, ma ne vevomp ennan.

O Guerc'hes sacr, ma ne d'è quet bet ma c'honception didaich evel hoc'h hini, grit ma vezo va buez pur evel hoc'h hini; ha mar em eus contractet ar pec'het orijinel, obtenit d'in ar c'hraç da evita ar pec'het actuel. Grit ma reparin dre ar binijen an innoçanç am eus collet.

---

*'An navet devez a viz Querzu.*

SANT ALER PE SANT ELOA, ESCOP.

SANT Aler a oa guinidic eus ar garter Limoje. Evel ma quemeras he guerent cals a sourci d'en elevi santelamant, ho devoe ar gonsolation da velet he zevotion o crisqui hemdez. He dad o consideri he adrea hac he speret, en lequeas da zisqui mecher gant un orfevrier babil. Aler a zeuas souden habiloc'h c'hoas evit he væstr. Mæs ar pez a admire muia an oll enna, oa he speret humbl ha douc, he zevotion hac he vodesti en ilis. Tremen a ree ar sùliou ha goueliou antieramant oll en oræson, en ofiç divin hac en euvron a garantez, ha d'an deziou pemdez, en ur labourat en he stal, e save alies en deiz he galon varzu Doue dre oræsonou berr, mæs fervant hac ardant.

Ar roue, o veza clevet comps eus ha vertu hac he speret caer, er c'hemeras evit he orfevrer; rei a reas dezan da guenta ur pez pehini a oa diæz da ober, Aler er greas e berr amser, ha caeroc'h pell egust an desin a oa bet disqueset dezan. Mar boa souezet ar roue pa velas he ouvraj græt quer buan ha quer caer, e admiras c'hoas mui modesti ar sant, evit pehini en devoe quement a istim, ma roas dezan madou bras, hac un ty caer e Paris. Ar sant a impljas an darn-vuia eus ar madou-se evit soulaji ar beaurien, hac a reas eus he dy ur gouent leanesst, dindan an hano a sant Martial; ouspen-se e reas sevel ilis sant Paul pehini a so bremá un ilis parres a Baris.

Ar fizianç en devoa ar roue en ha brudanc hac en ha

vartu, a reas dezan he gass e qualite a ombassadeur da Vro-Saus, evit procuri ar peoc'h etre an diou rouantelez. O veza dant a benn eus an affer-se, ar venleudi a recevas digant an oll a grescas en degont en devoa pell a oa evit ar bed, he divar neuse e tremene he oll amser er solitud, en oræson hac el lectur spirituel.

Sant Aquer, escop eus a Noyon, o veza maro, an dud a ilis hac ar bobl a c'houlennas sant Aler evit ho escop. Ar sant a zehadas, mæs en despet d'he zaciou ha d'ar rasoniou a allas proposi evit en em ziscarga, e one ret dezan receo en urzon sacr. O veza escop e continuas hepret ur vuez humbl ha mortifiet; he dy a oa hini ar beaurien; sourcius bras e oa da visita he escopti ha da lacât urz vad e pep lec'h. O veza rancontret en ur barrea var ar mæs tud o tansal da zez gouel Pêr, e teuas d'ho repren, hiniennou anezo e oue disuch ha direspet avoale'h evit continui, mæs Doue a bermetas ma tenzont da veza possedet gant an droue speret; recours ho devoe d'an escop santel pehini dre druez out-ho e bedas Doue evit-ho, hac ho dilivras. Erfin goude beza inspiret un devotion tener d'he bobl, e varvas evel ma varv sant, er bloas 659, oajet a dec vloaz ha tri-uguent.

REFLEXION.

Sant Aler, en ur labourat en he stal, e save alies he galon varzu Doue dre un oræson verr ha fervant. N'en em gontantit quet da ofri ho labour da Zoue e commançamant ho tevez; renonvelit hec'h intantion a amser da amser epad an deiz; savit alies ho calon etresec en eê dre ur sonj vad pe dre ur beden verr bennac; dre exempl, livirit etre Doue ha c'hou : *Ma necessera affer eo labourat evit va silvidiguez* ; pa guefot tenn ho labour, livirit : *Mar soufran quement a boan evit gounit peadra da antreteni ar c'horfmâ, ha ne d'é quet just e raèn hac e anduren ive un dra bennac evit va ene, evit gounit ur vuez eürus hac eternel.*

Ur guer mad bennac a zlefemp da gaout bac a ve familier deomp, pehini a zeufemp da repeti alies en deiz evel m ho deus gret er sent evit en em excita d'an devotion ha d'ar farveur. Sant Frances a lavare alies pep deiz ar c'homsou-mâ : *Ma Doue ha va oll dra* ; guer santes Theresa e oa : *Pe anduri pe vervel, o va Doue* ; hini sant Ignaç : *Pep tra evit gloar Doue* ; ar c'hardinal Berûl a lavare evel-

hen : *Ar pez a dremen gant an amser ne oufe quet contanti ur galon immortel*; eals a seut ho deus bet ive ho guer, pe evit ho reflexiou, ar c'homsou-mâ : *Petra servij da un den gounit ar bed-oll, mar deu da goll he ene.* Choaist eus ar re-mâ an hini e rai mui a impression var ho speret ha var ho calon, pe quemerit unan-bennac all

---

*Ar decvet devez a viz Querzu.*

## SANT PER CHRISOLOOG, ARC'HESCOP.

AR sant-mâ guinidic eus an Itali, hac hanvet Chrisoloog abalamour d'he loquanç caër ha brillant, en em roas oll da Zoue questre me oue deut en oad d'he anaout. He escop o considerï he squiant beas hac he santelez, er greas diacr eus an ilis.

An arc'hescop a Raveen o vesa maro un nebeut amser goude-se, an habitantet a guær a choasas unan eus ar veleien evit beza he successeur, ac ervez ar c'hustum er c'hassont da Rom gant tud eus ho fers, evit ober ratifia dre ar pap Sixt trede ar choas ho devoa græt. An escop eus a Gornely pehini a oa unan eus ar re deputet, a gassas ive gantâ da Rom Pêr Chrisoloog he ziacr. Etretant an abostol sant Pêr ha sant Apolliner merzer a apparissas d'ar pap santel, hac e ordrensont dezan lacât an diacr Pêr da escop e Raveen. Ar pap o vaont ur merq quen anad eus ar choas en doa græt Doue he-unan, ne recevas quet an hini a oue presantet dezan gant an deputet-se, hac e roas dezo an diacr Pêr evit pastor. Ar chenjamant-se a reas poan dezo, mæs pa glefsont gant ar pap he-unan ar vision en devoa bet, en em soumetsont gant joa da volontez Doue, hac ho devoe ur respet bras evit ho arc'hescop nevez.

Pa erruas ar pastor santel e Raveen, e voe recevet gant ur joa vras gant an impalaër ha gant an oll bobl : nense e lavaras dezo penaus ne c'houlenne dagant ho nemet un dra epquen, da ouzout eo, pa voa en em garguet evit ho eus ur bec'h quer pouner, ma teuzient da heulia lesen Doue ha da brofita eus ar pez a lavarse eus he bers.

Lacât a reas he oll studi d'en em acquita eus an oll deveriou eus he garg ; he sourcius a voa ispicial da instrui he bobl var an oll deveriou eus ur c'hristen-med ha var

an obligationeu particulier en deus pep-hini ervez he stad hac ha gondition : brema memes e cavomp c'hoas eizuguent Homeli græt gantan, da lavaret 8, instructionou pe sermonion.

Ar pastor santel-mâ o veza cavet ur goall gustum etablisset e Raveen da ober ur certen c'hoariou ha dansou d'an deiz quenta ena ar bloas, a lammas ar c'his fall-se dre voyen ur sermon cre ha touchant, e pehini etoues cals a draou-all, e lavaras penaus ar re a felle dezo en em zivertissa er hed-mâ gant an drouc speret, ne allint quet eu em rejouissa er hed-all gant Jesus-Christ.

Prezeg a ree gant quement a ners ha gant quement a ardeur, ma vancas an devez he ners dezau e creis he sermon : he oll auditoret touchet o velet ar boan a guemere d'ho instrui, a gommanças neuse da vouela, ha da c'houleu pardou digant Doue, eu bevelep fæçon ma tenas an escop santel da reuta graçou da Zoue dre m'eu devoa het ar c'boll-se eus he vouez un effet quer mad ha quer profitabl.

Goude beza gouvernet santelamant he escopti etro trivec'h vloas, e varvas gant ur peoc'h bras var dro ar bloas 450.

REFLEXION.

Var an deveriou, var an obligatiouou eus ar stad e pehini e vevomp, e vezimp barnet un deiz. Peguement a dud so cousgoude pere ne reout quet a reflexiou var ur poent quen important ? Pebes cont n'hor bezo-ni quet da reuta da Zoue var quement-se pep-unan ac hanomp ! C'hou, dre exempl, tadou ha mamou, a responto dirac Doue evit ho pugale, renta a reot cont eus ar sourci a dleit da gaout anezo, d'ho instrui, d'ho c'heleu, da ober dezo lavaret ho fedennou diouz ar mintin ha diouz an nôz; d'ho c'has d'an oferen, d'ar c'hatechis, da gôfes; d'ho c'horrija pa vent immodest en ilis, pa douont Doue, pa hentout goall gompaignunez, mar hoc'h eus en græt, pebes gloar, pebes curunen evidoc'h ! mæs mar hoc'h eus manquet d'he ober, pe seurt poan, pe seurt tourmant, sioas !

*An unnecvet devez a viz Querzu.*

## SANT DAMAS, PAP.

AR sant-mà gunidie eus a Spaign, a veritas dre he vertuz, dre he speret ha dre he squant bras heza græt diacr eus an Ilis a Rôm. Ar pap Libeer o veza bet condaounet d'an exil evit ar feiz, e partias gantà evit he accompagni en he exil, e pelec'h e rea oll gonsolation ar pap santel, pehini en em servijas iye bepret eus he avis en afferiou importaut eus an Ilis.

Goude maro ar pap, e oue choaset evel an digna evit derc'hel he blaç. An oll dud vad a drugarecaas Doue da veza roet dezo ur pastor quer parfet ha quer capabl dre he santelez ha dre he squant da drec'hi adversourien an Ilis. Cousgoude ur vanden dud dirason ha goall intantionet, drouc-contant eus ar choas a oa græt anezà, dre ma felle dezo caout un all evit pap, a glascas d'he zicrial, en ur lavaret anezan goassa ma elsont, bete ma savas un division vras. Ar sant, o velet quement-se, en em ofras da zilesel he garg evit miga ar peoc'h. Mæs evel ma voe anaveset ar faussoni eus a guement ho devoa lavaret ar goall-deodou, e chomas e peoc'h ar pep santel pehini ho fardonas.

Petra-bennac ma voa ar sourci ac ar fermete en doa bet atò ar sant-ma, da ober observi ordrenançou ha reglennou an Ilis, a oa bet occasion d'an dud fall-se da rebelli en he enep, ha da fallout he revus evit pep; cousgoude ne zeuas morse da laoscât na da lentât pa oa question eus a e hloar Doue hac a hini an Ilis. Ober a eure ur reglamant evit an dud a Ilis hac ordrenançoo evit ar bobl, ha beilla a ree evit ober ho miret.

Evit cimanti ar peoc'h pehini en devoa procuret d'an Ilis dre he zêl ardant, dre he sourciou hac he labourou bras, e reas assambli ur c'honcil, e pehini en em gavas sant Ambroas eus ar guær a Vilan, sant Valerien eus a Aquilee, sant Ascol a Dessaloniq, ha sant Jerôm, pehini a chomas gantan evit servijout dezan da secretour; hac evit he sicour da respont d'ar guestionou ha d'an difficulteou a broposed dezan a bep carter eus ar bed christen.

Erfin oajet a bevar-uguent vloas, goude beza gouvar-

net an Ilis gant quement a furnez hac a santelez er spag a seitec vloas ha tri miz, a varvas gloriussoc'h ha contantoc'h da veza imitet an humilite, ar hatiantet hac ar vertuzion-all a Jesus-Christ, eguet da veza bet ha viquær var an douar.

REFLEXION.

Ar goall-deodou a'ho deus quet espernet ar brassa sænt mui evit ar re-all; mæs ar sænt ho deus anduret en ur fæçon dishênvel diouz ar re-all; soufret ho deus gant peoc'h ha gant humilite; abandonet ho deus ho c'haus etre daouarn an Autrou Doue, ha Doue he-unan en deus disquezet ho innoçanç hac ho santelez.

Sonfrit gant patiantet ar pez a hoc'h eus quet meritet, liquit ho fiziang e Doue, ha bezit assur e cavo ar voyen da ober restitu deoc'h ho reputation hac hoc'h hano mad, guell evit ne oufac'h ober na compren hoc'h-unan.

---

*An daouseevet devez a viz Querzu.*

SANT CORANTIN, ESCOP.

BRetonet, ha o'houi ispicial, Quernevis, meulit ha glorifiit Doue da veza roet deoc'h sænt particulier da enori, pere a so avocadet evidoc'h hac intercessoret evit presanti ho reqnejou dirag he vajeste divin. Etre ar re-se e tlet enori particulieramant sant Corantin ho patron, pehini goude beza bet ganet en ho pro, ca deus cunduet, evel ar profet Samuel, ur vuez quer pur ha quar santel n'en deus biscoas den abet cavet netra da rebech dezan.

Ar speret-mâ gant an inclination vras en devoa ar santmâ a vianic evit ar vertu, a reas dezan anaout souden vanite ha frajilite ar bed, ha quemeret ar resolution d'en em rei oll da Zoua. Evit effectui he dessein, en em retiras en ur solitud, e pelac'h he oll sonj hac he oll occupation oa en em antreteni gant ha Grouer en oræson, hac he veuli ha nôz ha deiz.

Doue pehini en deus ur sourci particulier eus he servijerien fidel, ha pehini en em blij oc'h exalti ar re humbl, er magas en he desert en ur fæçon miraculus, hac a reas da anaout he santelez dre ur miracl bras. Rac en amser ma

en devoe custum da vont da guerc'hat dour evit aoza he bred boed, en eun bresante bemdez dirazan er feunteun ur pesque gant pehini e ree he repas. Ar roue Gralon en ur chasseal o veza digouezet un devez eu he ermitaj, ar sant a hreparas ar pesquic-se, pehini en em multiplias etre he zaouarn en hevelep fæçon, ma oue avoalc'h evit rei da leina d'ar prinç ha d'an dud a edo oc'h he heul; ar roue souesèt o velet ur miracl quer caër, en devoe quement a istim evit ar sant, ma ofras dezan cals a zouar-fond en devoa eno evit ober anezan ar pez a gafse mad.

Goude ar miracl quenta-se, sant Corantin a eure c'hoas cals a re-all, ispicial an hini a reas e faveur sant Primel, pehini a oa ur belée devot meurbet, hac a vevo ivez er solitud. Evel ma oa incommodet sant Primel, na alle quet mont da guerc'hat dour nemet gant cals a boan; sant Corantin o veza cet d'he velet, a dremenas an nôz en ur veuli Doue assambles gantan; hac abars dispartia diountan, e reas dre he beden sortial ur sourcen veo a zour sclær e harz he ermitaj.

Var ar hrud eus he viraclou hac eus ha santelez, ar bobl a Guerne er goulennas evit ho escop, hac e oue sacret gant sant Martin, escop Tour.

Ar pastor santel-mâ a veille bepret var he bobl, hac en instrue gant ur zêl apostoliq, hep relachi netra eus ar vortificationou a bratique diaguent en ha solitud, en hevelep fæçon ma oa un exempl parfet aus an oll vertuziou. Erfin uset gant ha labourou bras, ha goude beza lequeet de dalvont an telant en devoa recevet digant Doue, ez eas da receo ha recompanç en aê.

En amser ar breselhou, ar bobl eus a Guerne a dransportas d'ar guer a Dour ar c'horf sacr a sant Corantin ho fatron, e pelec'h er mirer c'hoas gant cals a respet e couent vras sant Martin; hac er bloas 1643 e oue digacet ha vrec'h deou eus ar gouent-se d'an ilis cathedral a Guemper, e pelec'h a c'honserver gant ur respet hac ur veneration vras eu antre eus ar c'hœur.

REFLEXION.

Admiromp amâ ar vadelez a Zoue; sourci bras en deus ac'hanomp, hac hon ene a so precius dirazan, pa n'en em gontant quet epquen da rei deomp Ælez evit hon miret, mæs pa hlij dezan c'hoas hou lacât dindan protection ar sæut, pere en deus roet deomp evit patrouet ac avocadet.

Ar petronet-se hon difen a-enep hon adversourien. Ar dronc aperet a veil bepret evit hor c'holl, hac hor patronet santel a veil evit hon divoall. Pet gueich ne d'int-hi quet bet guelet o apparissa visiblamant evit difen ar bobl e oa didan ho fatronaj? Mæs peguen alies a veich er greont-hi invisiblamant! Pidi a reont Doue bepret evit hon oll ezomou. Pedennou hor patronet santel eo a zistro divarnomp ar goler a Zoue, hac a denn varnomp he visericord. Pebes obligation n'hon eus-ni quet par consequant d'ho enori ha da zisquez dezo hon anaoudeguez-vad? Na dremenomp eta devez ebet hep renta dezo un enor bennac; celebromp ho gouel gant on devotion leun a feiz, hac en em adressomp dezo en hon necessiteou quen spirituel, quen tamporel, mæs sonjomp peneus ar brassa enor a ellomp da renta dezo, eo imita ho vertuzion.

*Avertissa a rér penaus ar pes a so bet lavaret amâ eus a batron an escopti, a zle ive beza ententet eus a batron ar barres, hac eus ar patronet a so bet roet deomp er vadiziant.*

---

*An trisecvet devez a viz Querzu.*

## S. LUCIA, GUERC'HES HA MERZERES.

AR santes-mâ gannidic eus ar guær e Siraciz e Sicil, e devoa a vianic un inclination vras evit ar vertu, hac he studi principal oa d'en em gonservi bepret pur he chast. Goude maro he zad, un dijentil pinvidic he goulennas evit pried. He mam, abars comps out-hi, he frometas dezan, mæs Lucia, pehini e devoa santimanchou-all, a bedas he mam da zeport c'hoas, represanti a reas dezi e voa re iaouanc, he penaue n'e devoa quet brassoc'h desir evit chom gant-hi.

Ur c'hlênvet bras pehini a zeuas d'he mam, a viras n'e foursuas da zimizi. Lucia a devoe ur sourci bras ous he mam epad he c'hlênvet, hac o velet e oa inutil an oll remejou, e proposas dezi mont gant-hi da ve santes Agata er guær a Gatan, pehini a rea miraclou bras. Mont a resont ho diou assambles; en amser ma ree Lucia he feden var er bê, a devoe ur ravissamant a speret, epad pehini santes Agata a apparissas dezi, en ur lavaret : *Lucia, va c'hoar guez, perac e c'houlennit-hu diguenê ar pes a illit obteni hoc'h-unan? J.-C. ho pried divin a accord deoc'h ar*

*zec'het a zesirit evit ho mam.* Lucia gant ur joa vras a vriataas he mam, en ur lavaret : *Doue en deus grêt deoc'h, va mam, ur c'hraç vras ; ha fiziang am eus n'am refusot quet an hini a c'houlennan digueneoc'h en he-hano, pehini eo rei d'ar beaurien quement tra ho poa destinet da rei d'in e dimisi, rac grel am eus veu a virjinite.* He mam touchet o velet he resolution quer courajus, a goasantas gant-hi, ha ne zaleas quet da implija tra he merc'h da soulaji ar beaurien, da zilivra ar brisonerien hac ar gaptivet.

An dijentil da bebini e voa bet prometet Lucia, o velet quement-se, dre an depit en devoe, a ziscleriaz d'ar gouerneur penaus e oa christenez. Ar gouerneur a reas he arreti, hac a ordrenas dezi sacrifia d'an doueon, mæs respont a eure : *Ne anavean quen Doue nemet an Doue ollgalloudec hac eternel, da behini am eus grel deja ar sacrifiç eus va oll madou, ha ne zesiran nemet ober deza ar sacrifiç eus va buez. — Ne d'ê quet ret ræsoni quement,* eme ar gouerneur, *an tourmanchou a raï tremen hep dale ho tiscoursou. — Ar poanıou a souffrer evit J.-C.,* eme ar santes, *ne oufent quet ober d'he verzerien tevel ; hon assuret en deus he-unan penaus, pa vezimp dirac ar barnerien, ne d'ê quet ni a barlant, mæs ar Speret Santel eo a barlant enomp. — Cridi a rit eta,* emezan, *e ma ar Speret Santel enoc'h ! — Cridi a ran,* emezi, *penaus ar re a gundu ur vuez pur ha chast, a so templ ar Speret Santel. — Mar d'oc'h templ ar Speret Santel,* eme an tirant maleurus, *me a raï n'er viot mui.* Neuse e ordrenas he c'hass da ul lec'h infam evit beza discuoret. Mæs petra a ell ar valiç eus an dad hac eus an ifern memes a-enep an oll-gallout a Zoue ? Ar santes a chomas quer stard en he flaç, ne oue moyen d'he flaich ac'hano ; an tyrant barbar a roas neuse urz da alumi un tân bras en dro dezi, mæs Doue he freservas ive eus a nerz an tân. An tyrant obstinet a gommandas erfin treuzi he gouzong gant un taol cleze. He merzerinti a erruas er bloaz 304.

REFLEXION.

Eûrus ha mil gueich eûrus ar re a so pur ha chast, pa'z int templ ar Speret Santel, mæs maleûrus ar c'horfou hac an eneou impudiq, pa'z int an demeuranç eus an droue speret.

*Eil reflexion.* Caer en deffa ar bed, ar a'hiq hac an

drouc speret hon tenta, hoc alia d'an drouc, ma ne gonsantomp quet, non pas epquen ne deus quot e bec'het, mas ar c'hontrol merit a so. Netra na all hon daouni, mas ive netra na all hon asvetci hep hor volontez.

---

*Ar pevarsecvet devez a viz Querzu.*

## SANT SPIRIDION, ESCOP.

ADoromp ar gundu admirabl e Zoue pehini en em servij, pa blij gantan, eus ar re sempl hac eus ar re dister eus ar bed, evit trec'hi ha confondi ar re gré hac ar re bussant, eval m'en deus græt e personaj sant Spiridion, pehini, o veza dre he eta ur pastor paour eus an dënvet, a so deut da veza ur pastor bras eus an eneou.

Ar sant-mâ a oa guinidic eus a Chypr; ar vuez retiret ha soliter pehini a gundue en ur zivoall he dënvet, a servijas eals dezan da gonserve he innoçanç, hac an Autrou Doue pehini en em blij o scuilla he c'hraçou var ar c'halonou pur ha simpl, er c'hargas eus he faveuriou, hac a roas dezan squiant hac ententamant evit anaout ha admira mui-oc'h-mui ar herfectionou eus ar C'hrouer ebars en oll draou crouet.

Quement hini en anavee a oa ravisset o velet he vodesti hac he zavotion, hac e pep lec'h e comsed eus he verte. An tyrant Maximin o veza commancet er bloas 304 da bersecuti ar gristenien, a one arretet sant Spiridion, ha condaonnet da labourat er vëngleuzaou, e pelec'h e anduras ur miser vras evit ar feiz. Goude ar maro eus an tyrant, o veza distro d'he vro, he dy a oa digor d'ar beaurien ha d'an estranjourien pe divroïdi, hac he vuez a elle servijout da squèr ha da exempl d'ar santela rehynset.

An escop eus a Dremitont o veza deut da vervel, e one lequeet en he blaç, petra-bennac ma debade ha ma lavara bepret ne doa quet capabl eus ur garg quer bras. He vuez admirabl a zisquezas souden ecler ha patant peguer just oa ar choas e voa bet græt anezan. Discüas na oue guelet mui e brudanç, e zouçder, a garantez hac a zël en ur pastor, pep-unan ar respete evel un den Doue, hac er c'hare evel he dad. Ober a rea ar visit eus he es-

copti var droad, hac hep trein; he baonrentez hac he simplicite ne virent quet n'en devoa an oll un istim vras evitan, he santelez er rente bemdez respetaploc'h e pep lec'h, ha Doue er favorisas memes eus an doneson a viraclon en ha vuez.

Ar sant-man n'en devoa quet ul loquanç evel cals a reall, mæs beza en devoa un doneson ac un talant particuher evit touich ha convertissa an encou. En amser ma assistas er c'honcil a Nicee, un den habil, mæs pehini en devoa ur fals creden, hac a oa obstinet meurbet en he santimant, a zisputas eno ous an habila esquibien ha doctoret: caër ho devoa ar re-mâ respont d'an difficulteou a bropose dezo an den-se, n'en em rente quet. Sant Spiridion a savas erfin; parlaut a reas outan gant ur sampicite vras, evit gunr, mæs evel he gomsou ho devoa un neis divin, an den-se quen aheurtet diaguent, a zigoras neuse he zaoulagat d'ar virionez; anaout a reas he erreur, avoul a eura dirac an oll e oa ar gaou gantan, hac a roas mil benediction d'ar sant, da veza ho drec'het hac he gonvertisset.

Sant Spiridion uset erfin gant an oad, ha leun a vertutou, a rentas he ane pur da Zoue, en ur recommandi d'he bobl caout carantez an eil evit eguila, ha beza trugarezus e quêver ar beaurien.

REFLEXION.

Spiridion, o tivoall he zênvet, n'en devoa quên desir na quen ambition nemet da servija Doue er stad-se; ha Doue en deus en græt un escop bras ha santel. Hor fortun a so etre daouarn Doue. N'en em ambarassit quet quement eta, tud iaouanc, da ouzout petra viot un deiz; mæs pedit Doue da zisposi ac banoc'h ervez he volontez; pedit-en da rei deoc'h ar c'hrac da anaout ar stad e pehini e allot he servija guell ac ober guell ho silvidiguez; hac etretant sonjit da ober ervad ho tever er stad presant e pehini en em guivit. Mar d'oue'h tad a famill, na guemerit quet quement-se a boan var ho speret gant fortun ho pugale; sonjit da servija Doue ervad, ha da lacaat ho pugale d'he ober, pidit an Autrou Doue da bourvei anezo, ha Doue ho flaço guell, hac a gavo dezo guell chanç evit na oufac'h caout hoc'h-unan gant hoc'h oll speret hac hoc'h oll seurci.

*Ar pemsecvet devez a viz Querzu.*

## SANT ADON, ARC'HESCOP.

SAnt Adon, guinidic eus a Gatinois, a voe lequêt abred en ur gouent evit rei dezan un descadurez christen. Beza en devoa ur speret douç, gracius ha bepret ingal : bac an oll a oa soneset o velet quement a furnez en ur c'hrouadur quen iaouanc. Evel m'an em roe oll d'ar studi, ha d'ar pratiq eus ar vertuzion, e tenas souden da veza unan eus ar re habila eus he amser; ha seul habiloc'h e teue, seul bumploc'h ez-oa. Mont a eure dre devotion da Rom, evit bisita beiou an ebestel ha beiou ar verzerien.

En ur distrei eus a Rom, e tremenas dre Lyon, e pelec'h an escop pehini en estime meurbet, en dalc'has en he guichen, evit labourat da silvidiguez an eneon en he escopti; he ober a eure gant quement a zêl ha gant quement a frouez, ma veritas beza lequeet da arc'hescop e guær a Vieen.

Ar prelat santel-mâ a oa vigilant ha sourcius bras d'en em acquita eus an oll deveriou eus he garg, mæs lavaret a ellenr penaus en devoa ur sourci special da instrui ar re ignorant, ha da sicour ar bec'herien vras pere ho devoa ur volontez vad da zistrei oua Doue, evel m'en devoa evit ar re-mâ ur vadelez, un douceder hac ur garantez ravissant, e teue dre an avision mad a ree dezo, da douich ho c'halonou; profita a ree neuse eus an disposition eüruz-se evit inspira dezo un horror infinit eus ar pec'het, hac ho angaji a ree da bratica a galon-vad ar binijen.

An desir ardant en devoa da brocuri conversion ar brassa pec'herien, ha da lacât an oll da garet ha da bratica ar binijen, a reas deze sevel ur c'hapell en enor d'an tri fenitant bras a bere e parlant an Aviel, santes Mari-Madalen, sant Pêr bac al Laer deou, pere a so patronet an eneou penitant, Doue a zisquezas peguen agreabl eo dezan an devotion en andret ar penitantet santel-mâ, dre an nombr bras a viraclou a c'hoarveas er chapell-se.

Sant Adon en ur gonsideri ive penaus ne deus netra a guement hon excit davantaj d'ar santelez, eguet lenn buez ar re ho deus cunduet ur vuez santel, a antreprenas scriva

buez ar sent; diatum a reas ar seridou ancien, hac a composas dre ar voyen-se ha levr admirebl; mæs en ur scriva buez ar sent, e sonjas d'en em santifia ho-unan da guenta, dre an imitation eus ho vertuzion.

Erfin, uset gant an oad ha dre he vortificationou, ez eas da jouissa eus a c'hloar ar sent en ee, var dro ar bloaz 875.

REFLEXION.

Ha c'houi hoc'h eus, ene christen, brassoc'h desir eguet da veza un deiz eurus er barados? Mar d'e hen-nes ar brassa desir eus ho calon, hquit ha prassa studi da vevâ evel ma ho deus graet ar sent; rac ne antreimp birviquen en ee, ma ne vevomp santelamant er bed-mà. Evit gallout eta imita ar sent, disquit ar pez ho deus graet, en urlenn ho buez. Quemerit ur momet amser bemdez evit ober al lectur-se, ha grit-hi e presanç tud ho ty, evit ma allint ive profita anezi. Imitit muia ma vezo possibl deoc'h ar vertuzion a remercot e buez ar sent. Dreist pep-tra grit reflexion penaus ar sent-oll a so bet uniset gant Doue dre ar beden pe dre an oraison; penaus ez int bet rust en ho andret ho-unan, ha penaus ez int bet carantezus en andret ho nessa. Ne gafot sant ebet a guement n'en deffe bet an teir c'halite-se, hep pere ne aller quet pretandi mont d'ar barados.

---

*Ar c'huezecvet deiz a viz Querzu.*

SANT EUSEB, ESCOP HA MERZER.

Sant Euseb, guinidic ar Sardaign, a reas he studi e Rôm, e pelec'h e excellas dreist ar re-all. An oll a admire he aperet lem ha parfet, ha mui c'hoas ar santelez eus he vuez.

Ar pap en recevas gant joa etouez an dud a ilis, ac er c'hassas da brezeg d'ar guær a Vercel e Piemont, e pelec'h a oue souden quen estimet gant an oll habitantet, ma er goulensont evit ho escop, hac accordet e voe deso quer buan. Ebars er garg-se e quemeras ur sourcy dreistordinal eus he bobl, hac a lacas un urz ar c'haera etouez ar veleien. Beva a ree gant-ho en ur communaute, evel ma vev ar relijiuset en ur gouent; candui a reent ur vuez

mortifiet ; an ofiç divin a oa canet en nôs hac en deiz gant solanite ; rei e reent un amser vras bemdez d'al lectur eus ar scritur sacr ha d'ar studi ; hac an escop santel pehini en em gave bepret e penn an oll exerciçou-se, a excite ho ferveur quen dre he exempl, quen dre ar gonferançou spirituel a ree dezo bemdez.

Ar pap, oc'h ansout he vertu hac he virtut extraordinal, a scrivas dezan d'en em renta er guær a Vilan, evit en em opposi d'an drouc a ree an heretiquet, hac evit difen caus sant Atanaas, pehini e oa exilet evit ar feiz. Ar sant o veza en em rentet e Milan, a representas d'an impalaër Constanç an injustiç a oa bet graet en ur gondaouni d'an exil sant Atanaas ; mæs an heretiquet pere ne fella quet dezo e vize examinet piz an affer-se, a reas quement var an impalaer pehini a oa heretiq he-unan, ma roas urz da gaç ive Eusèb en exil d'ar guær a Sytopl e Palestin.

En he exil e convertissas un nombr bras a encou da Zoue ; mæs he adversourien leun a avi outan, o velet an istim a ree anezan ar bobl eus ar c'hartier-se, en dalc'has en ur prison, e pelec'h e anduras cals a zenes hac ur miser vras, tretet e oue gant mui a gruelded evit na dreter an esclavet criminel ; ha soufr a reas un anquen c'hueroc'h eguet ar maro.

An impalaer Constanç o veza deut erfin da vervel, ea devoe al liberte da zistrei diouz he exil ; pa erruas en he escopty, e oue recevet gant ur joa universel, evel ma verite ur protecteur quer bras eus an Ilis. Da benn nebeut amser goude-se ez eas da jouissa en oc eus ar repos eternel pehini en devoa meritet en ur soufr quement a boaniou, ha queit amser, evit souten ar feiz ha difen an Ilis.

Mervel a eure ar bloas 371, oajet e dec vloas ha triuguent.

REFLEXION.

Ar garantez ardaut en devoa sant Eusèb, a deus graet dezan labourat gant fatig, ha souffr poaniou bras evit gloar Doue, evit souten an Ilis, evit couversion an eneou hac evit difen innoçanç sant Atanaas. Ar guir garantez a so agissant ha courajus, ar garantez ne gaf netra diez na netra poanius. Compreomp eta peguen nebeut a garantez hon eus, en ur gonsideri peguen nebeut a dra a reomp evit Doue hac evit hon nessa.

Ar

*Ar seitecvet devez a viz Querzu.*

## SANT IAN CAPISTRAN

AR sant-mâ, guinidic eus a rousntelez Napl, a ieas d'ar guær a Berouz evit studia er guir civil ha canon; en em zistinga a reas quement eno dre he speret caer, dre he loquanç vras, ha dre ur furnez dreist ar gommun, ma oue roet dezan ur garg enorabl a justiç; en em acquita a ree en he garg gant enor ha gant lealdet. Beza ez oa estimet ha respetet gant pep unan, en em blijont a rea eus he fortun, ha beva a ree en he æz hac e prosperite. Mæs Doue pehini n'en devoa quet roet dezan ealiteou quer caer evit oher anezan un esclaf eus ar bed, a ranversas ar hrosperite tromplus-se, hac a reas dezan caout he zisplijadur etouez memes he blijadurezou.

Sevel e eure bresel etre ar guær eus a Berouz hac ar roue eus a Napl. Ian Capistran a labouras cals evit lacât ar peoc'h, an dra-se a reas da habitantet Perouz he soupcoın da veza he-unan gant roue Napl, he arreti a resont hac he lacât er prison, e pelec'h e teportas pell-amser, mæs mutilamant, ma teuzac ar roue-se da oher un dra bennac evit procuri dezan al liberte, pehini n'en devoa collet nemet evit renta servij dezan. An ingrateri-se eus ar roue, a reas dezan oher reflexion var an nebeut a so da gonta var ar faveur hac amitie ar re vras, ha var an inconstanç eus ar bed, o santout neuse un depit secret da veza servijet ar bed queit amser, e quemeras ar resolution d'en em retoll da servij Doue.

Evel ne oue cavet testeni na preuf ebet eu he cuep, e oue lequeet erfin er mæs a brison, en ur sortial ac hano, ez eas rac eon da ur gouent eus a urz sant Frances evit goulen beza recevet. Mæs an tad gardien o caout aon na vize he resolution nemet an effet eus un dipit pehini a alse tremen souden, a epronvas he vocation dre ar pez a sonjas a humilianta. Ober a reas dezan ober tro quær gant un habit fall, var behini e oa scrivet e lizerennou vras e oa ur c'hriminel leun a bec'hejou. An amprou-se a oa rust evit un den a dregont vloas pehini a dremene er c'harter evit un den a enor hac avit un den a speret, mæs evel m'en devoa

Xx

renoncet a-grenn da c'hloar ar bed, e reas ar pez a oa ordrenet dezan, joaüs da gaout an occasion-se da vouga en he galon bete an distera santimant eus a gloar monden.

Goude he brofession, he vuez ne oue casi nemet ur iun continuel; chom a reas c'huec'h vloas ha tregont hep dibri tam quic, ha ne gousque ordinal nemet teir heur amser, n'er guelet nemeur var he zaoulin dirag he grucifi, pe dirac ar sacramant, na vize credet e vize ravisset en extas, hac an daelou pere a zivere neuse eus he zaoulagat, a zisquee ar santimanchou a garantez eus he galon.

He superioret o veza deut da anaout he dalant bras evit ar bredication, er c'hassas da brezeg e meur a hiaç; hac he sermoniou a broduas e pep lec'h frouez admirabl. Contracti a reas un amitie particulier gant sant Bernardin a Sieen, hac he sicour a eure da lacât ar reform e urz sant Frances. Ar pap Nicolas pempvet er greas commisser apostoliq en Allemaign, e Bohem, e Pologn hac en Hongri; convertissa a reas en oll broyou-se un nombr bras a bec'herien hac ispicial a heretiquet. Erfin oajet a unnec vloas ha tri-uguent, e varvas e couent Villec en Hongri, er bloas 1456.

REFLEXION.

An adversite, an afflictionou, droue-c'braç ar bed a so avantajus, pa ouser profita anezo evit he silvidiguez. Peguen avantajus eo bet da Ian Capistran he zisc'braç? Tremen a reas eus ar prison d'ar gouent hac eus ar gouent d'an cê. Eürus an tourmant pehini hon taol er porz assuret! Ne deus adversite ebet a guement na vez ur voyen a silvidiguez pa ve gret usaij mad anezi. Caout ur brosperite continuel er bed a so alies ur merq a reprobation.

*Eil reflexion.* Ne allomp quet anaout guell ha ni hon eus ur guir garantez evit Doue, eguet en amser an adversite; naturel eo he garet queit e ma teu d'hor c'harga a gonsolationou, a vadou hac a faveuriou; mæs beza fidel da Zoue hac he servija gant couraij en amser ma teu d'hon lesel er boan, en affliction, er sec'hor spirituel, a so ur merq eus ur galon jenerus hac eus ur garantez pur ha parfet.

*An trivec'hvet devez a viz Querzu.*

## SANT JULIAN SABAS, HERMIT.

AR sant-må, guinidic ens an Asii, o consideri eu ha mouanetis penaus ar c'henta affer hac an importanta eo hini ar silvidiguez, hac er memes amser spountet gant an danjerou a bere ez ê leun ar bed, en em retiras en un desert e quarter Edess. He oll vagadurez ne oa nemet un tam bara gros, ha e hoas n'en debre nemet var fin an deiz, mæs santout a ree en be ene un douçder spirituel hac ur gonsolation quer bras, ne ehane o cana meuleudiou an Autrou Done, ha bepret en ur scuilla daelou a joa: *Peguen agreabl eo ho meuleudiou d'am guenou-me, ô va Done,* a lavare-en evel ar Profet: *an douçder a gavan oc'h ho meuli, a dremen an douçder eus ar mêl.* Ar sant, anflammet dre ar garantez divin, en devize caret gallout sevel quen huel he vouez, ma vize clevet gant an oll dud eus ar bed, evit rei da gompren da bep-unan ne dens nemet ar garantez bur a Zone a guement a ell ober tanvât ur joa pur ha parfet.

Ar brud eus he vertuziou o veza eet er solitudou divar dro, e tenas cals a hermitet d be bidi d'ho receo didan he zirection. He humilite vras a eure dezan pell amser ho revus eus ar pez a c'houlennent, mæs goude-se e consantas ma chomse gantan un nombr bian anezo, gant condition ma virzent ur silanç eternel ha ma vize ar beden ho occupation principal ha casi continuel. Var fiu be amser en devoa etro cant disquibl pere a chome gantan hac a veve eveldan, da bere e permete cousgoude dibri gant ho bara certen lousouachou a zeue aneze ho-unan ebars en desert.

Lacât a eure evit reglen en ho zouez, ma teusent oll da gana assambles meuleudiou an Antron Done epad un darn vras eus an nôz, ha ma iasent da sao-beaul e silanç daou a daou en desert, e pelec'h a amser da amser unan, oc'h en em lacaat var he zaoulin, a zense da adori Doue dre ar sacrifiç eus be galon, hac eguile pehini a vize en he sao, a ganse pemsec salm; ha goude-se, an hini a oa bet var he zaoulin a zlie sevel evit cana ive pemsec salm-all, hac eguile a zlie en em lacat d'an daoulin evit adori Done d'he

dro. Observi a reent quement-se adalec ar mintin bete an abardae, ha gonde beza quemeret un nebeut repos abars euz-heanl, pep-hini en em reute d'an ermitaj, e pelec'h gouda beza gret ho repas dister, e canent hymnou ha canticou.

Ar sant-mâ, gonde beza hevet pell-amser en he zesert, hep jamæs diminui netra aus he vortificationon en despet d'he oad bras, a varvas evel ma varv ar sænt.

Ne ouzer quet da just he oad, nac ar bloas ma varvaa: cridi a rèr en devoa bevet tost da gant vloas, ha dre-se e oa roet dezan al lesbano *Sabas*, pehini el langaj syriaq a sinifi coz hæ ancien.

REFLEXION.

Ar personajon bras, an hermitet santel pere ho deus tremenet ho buez en desert, n'ho deus pelleet diouz commerç an dud nemet evit en em antreteni guell e peoc'h gant Doue. Ho c'hommerç a oa en eê, ho c'honversation a oa bepret gant Doue, hac e santent en antretien donçse gant ho C'hrouer hæ ho Salver, infinimant mui a joa hac a gonsolation, evit n'ho devize cavet er c'hompagnunezou pe en assambleou caëra eus ar bed. Er salanç, er solitud, er retret eo e parlant Doue ous ar galon: ha pa blij gant Doue en em antreteni gant un ene, an ene-se a zivoer a galon-vad pep antretien-all. Mæs ne deus nemet ar re a so eûrus aoalec'h evit oher an experianç a guementmâ, a ell compren ar joa hac an donçder celestiel-se.

---

*An naontecvet devez a viz Querzu.*

## SANT NARCISS, ESCOP

SAnt Narciss en em rentas habil meurbet er squianchou dre he speret lem: hæ evel m'en devoa ive ur galon pur ha douguet d'ar vertu, e teuas da veza santeloc'h c'hoas evit ne oa habil. O veza recevet an urzou sacr, e oa squèr hæ exempl an dud a Ilis. He speret humbl, he zouçder e quéver an oll, he garantez evit ar beaurien, ac he zêl ardant evit silvidiguez an eneou, a ress ma oue choaset evit escop eus ar guær a Jerusalem. Petra-bennac m'en devoa neuse pevar-uguent vloas, e c'houverne he hohl

gant ur ferveur hac ur gouraj, evel pa vize bet e creiz he ners, hac en em acquita a ree eus a oll deveriou ur pastor mad ha santel.

Ar santelez eus he vuez ne viras quet na zeuas tri den maleûrus d he accusi e faus eus ur c'hrim bras; touet a resont memes ha leusquel mallozou ar re horripla varneze ho-unan, ma ne oa quet guir ar pez a lavarent: ar c'henta o lavaret e felle dezan heza devet, an eil e felle dezan heza goloet a lornez, hac an drede e felle dezan beza dall. Ar sant ho fardonas a vir galon; soufr a reas hep eu em glem, ha gant ur batiantet admirabl, oc'h en em retira secretamant en un desert, e pelec'h e chomas eiz vloas, hep ma oe moyen ebet da ouzout pelec'h e oa en em retiret.

Etretant Doue a hunissas an tri maleûrus-se; c'hoarvont a reas gant-ho ar memes maleurion ho devoa laosquet varneze ho-unan dre ho mallozou horribl.

An Autrou Doue a reas da anaout erfin da sant Narciss e tlie distrei da Jerusalem evit quemer adarre ar sourci eus he bohl. Oheissa a reas d'ar vouez-se eus an eê, ha gouarn a eure an ilis a Jerusalem bete an oad a c'hnesec vloas ha cant. Goude ur vuez quen hir ha quen santel, lenn a verlton, e rentas he ene pur da Zoue var dro daou c'hant vloas goude donediguez hor Salvar.

REFLEXION.

Peguer bras pec'het eo touet e faus; abred pe ziveat e teu an Autrou Doue da bunissa ur c'hrim quen horribl, evel m'er greas en andret an tri den maleûrus-se. Ra zeui ho exempl terribl da rei dooc'h euz hac horreur ous ar pec'het milliguet-se.

*Eil reflexion.* Done na les quet hep punizion ar re a accus e faus ho nessa, petra-bennac ma permet quement-se evit purifia ar vertu eus he sent.

*Trede reflexion.* Ar sant-ma accuset e faus a imitas dre he silanç ar batiantet eus a Jesus-Christ he vaestr divin. An nep a so innoçant, a ra nebeut a drous. Cridi a rêr æz ha facil e vez un den innoçant ous ar pez en accuser, mar soufr gant patiantet ha gant peoc'h, ha ma ne zen d'en em justifia nemet gant moderation ha dre ræson; mæs ne greder quet quer facil e ve pur ha divlam an hini a ra cals a drous evit prouvi he innoçanç Pa rêr quement a dregaç evit en em justifia, e tisquezer caout.

nebeut a vertu ha cala a ourgouil. Ur gonsianç vad a so bepret pæsibl, didrous ha tranquil.

---

*An uguentvet devez a viz Querzu.*

## SANT MALACHI, ESCOP.

AR sant-mâ, guinidic eus a Irlaud hac eus a behini sant Bernard en deus scrivet ar vuez, en devoa en he iaouanctis furnea un den parfet, humilite ur sant ha purete un æl. He vrassa plijadur oa sicour ar heaurien abandonet, en ur renta dezo pep seurt servij, ha sebelia ar re varo. He vertu hac he verit dreist ordinal a reas he receo etoues an dud a ilis, hac hep dale he escop er c'hargas da brezeg an Aviel. Ar predicateur-se puissant en euvrou hac en comson, a reas en nebeut amser cala a frouez ha conversionou bras; lemel a eure ar goall guisiou a oa etoues ar bobl, en ur douguen an oll d'ar pratiq eus an devotion. Prezeg a ree gant onction ha gant nerz: mæs ar pez a gontribue muia da guement a gonversionou, a oa he exempl. An oll er c'honsidere evel un æl pa edo ous an Auter, evel ur sant er gonversation, hac evel un abostol er gador a virionez; an douçder, ar vortification, an humilite en beulia e pep lec'h.

Goude maro an escop eus a Gonnert, e voe choaset en he blaç. En ur guemer possession eus he escopti, e anavezas ar stad deplorabl e pehini e veve he bobl, ne gavas nemet tud criz ha barbar, pere a veve casi hep religion; quen abeurtet e voant ha quen digonsianç, ma voa bet contraign ar bredicatoret ha cala a veleien d'ho abandoni; an ilisou a oa casi distrujet, ar sacramanchou neglijet, an ignoranç a oa universel, ar superstitionou a reigne dre ar vro, ha gant-ho pep seurt viçou. Ar pastor santel ne gollas quet couraj; lacât a eure he guenta sourci da c'hounit he bobl dre he zouçder hac he batiantet, alies e oe disprijet ac injuriet, meur a veich en em gavas en danjer eus he vuez; mæs netra ne allas ienaat he garantez. O velet ez oa inutil he oll boan ac he oll labour, e tremenas meur a nosvez en oræson, o suplia an Autrou Doue da sellet a druez oua he bobl; he hatiantet erfin hac he berseveranç a oue victorius. Ar c'halonou caledet-se a zeuas da

deneraat : boasa a resout nebeut a nebeut da glevet mouez ho fastor, ha da assista en he instructionou, hac e teusont d'he respeti ha d'he garet evel ho zad. Neuse e lequeas un urz caer en he oll escopti ha heza en doe didan daou vloas ar gonsolation da velet an devotion hac ar ferveur o reign e pep lec'h.

An escop santel-mâ, en ur vont da Rom a basseas dre abati Clervô, e pelec'h edo sant Bernard; gonde beza tremenet eno pevar devez gant ur joa vras d'en em velet e compaignunez relijiuset quer santel, e clauvas; receo a eure ar sacramanchou gant ur ferveur nevez; consoli a ree ar relijiuset pere a oa glac'haret-oll, hac e varvaa ètre ho divrec'h gant ur joa peintet var he visaj, pehini a zisquee he esperanç hac he fizianç vras en Doue.

REFLEXION.

Ar'sant-mâ en deus bepret cuuduet ur vuez pur, devot ha fervant, he garantez evit Doue a oa bepret ardant; e pep amser hac e pep lec'h ez ê bet humbl ha mortifiet, biscoas n'en deus caret grandeuriou na plijadurezou ar bed; he oll studi a oa d'en em acquita eus he zever hac eus he obligationou, ha d'en em renta bemdez agreaploc'h da Zoue dre ar pratiq eus ar vertuziou. Cetu a-se ar pez a zleer beza en guirionez devot. Ar re ne d'int devot nemet e certen amser, e certen deveziou, ar re ho deus ho c'halon partajet etre Doue ac ar bed; ar re en em ro hirio da Zoue, varc'hoas d'ar bed, ar re-se oll n'ho deus nemet an apparanç a zevotion pehini ne ra nemet miret out-ho na velont ar guir stat eus ho ene, ha pehini ne ra nemet ho amusi en ho dereglamanchou, oc'h ho assuri dre an apparançou-se a zevotion, a-enep ar remorsiou just eus ho c honsianç.

---

*An unan-varn-uguent devez a viz Querzu.*

## SANT THOMAS, ABOSTOL.

SAnt Thomas, guimdic a Galilee, o veza clevet coms eus ar miraclou a ree hor Salver, n'en devoe douet chet ne oa Messii promettet ha gortoet abaoue queit amser. Ne zaleas quet da vont da glevet he instructionou divin; ha

quer buan goude-se e quitaas pep tra evit mont d'he heul.

Jesus-Christ o consideri ar fidelite hac ar garantez ardant en devoa an disquibl santel-mà evitâ, er choasas evit unan eus he zaousec abostol. Mæs peguen diffieil eo d'ar re just ha d'ar re parfet memes miret ne gonezent en ur faut bennac! An abostol-mà quer fidel er gommançamant, a zeuas goude-se da veza infidel ac incredul. Hor Salver goude he resurrection a apparissas d'he ebestel; comps a reas out-ho, en em rei a eure sclær ha patant da anaout dezo, ha carga a reas ho c'halonou a gonsolation hac a joa. Thomas pehini ne oa quet en em gavet presant gant ar re-all, o veza distro, an ebestel a zisclerias dezan penaus ho devoa guelet ho Salver adorabl gant he gorf ressuscitet ha leun a vuez; mæs Thomas a lavaras: *N'er c'hredin quet quen na velin ar mercou eus an tachou en he zaouarn, ha quen na douchin ous gouli he gostez.* J.-C. dre ur vadelez special evit an disquibl-mà, a guemeras an amser ma oa an ebestel hac an disquibien assamblet-oll; antren a eure en ty, an orriou serret, lavaret a reas dezo: *Ar peoc'h ra vezo gueneoc'h. Hac en ur adressi he gomps da Dhomas: Deut, va map, emesan, deut da anaout ar virionez eus ma resurrection; anavesit ez ê amâ ar memes corf am boa er groas; sellit ous va daouarn; considerit ar gouli eus va c'hostez, ha na vezit quet incredul, mæs fidel.* Thomas en em strincas da dreit J.-C. en ur lavaret gant cals a zelon: *O va Salver ha va Doue.* Neuse e lavaras J.-C. dezan: *Credet hoc'h eus, Thomas, abalamour ma hoc'h eus guelet; eûrus ar re ho deus credet hep beza guelet.*

Goude an disqueu eus ar Speret Santel var an ebestel da vonel ar Pantecost, sant Thomas a reas var-zu saoheaul da brezeg an Aviel, beza eu devoe eno ar gonsolation da vadeza an tri roue eus an oriant pere a oa bet o adorr ar mabic Jesus e Betleem; tremen a reas dre an oll Etiopii, dre vro an Abissinet, ar Partet, ar Medet, dre rouantelez Perz, dre an Hircanii, hac erfin dre an Indes. Convertissa a reas d'ar feiz un infinite a dud er c'hantoniou bras-se, dre ar santelez eus he zoctrin hac eus he vuez, ha dre an nombr bras eus he viraclou. Mæs ur roue payen hac obstinet er c'hondaounas erfin da veza lazet a daoliou bir. Evelse e achuas he vuez hir ha poanius an abostol santel-mà, goude beza labouret gant quement a fatig evit gloar Jesus-Christ he væsti divin.

REFLEXION.

An dud just ha parfet a ell coueza en ur faut hennac, mæs sevel a reont pront ha gant couraj. Goude ma vent bet coueset, e querzont gant muı a evez ha gant muı a ferveur en hent eus ar silvidiguez.

*Eil reflexion* Senl diezzoc'h eo compren ar misteriou eus ar feiz, seul-vui a virit so oc'h ho c'hridı. En nı garet Doue, e reomp dezan ar sacrifiç eus hor c'halon, hac o cridı ar guirioneon revelet gant Doue, e reomp dezan ar sacrifiç eus hor speret.

---

*An eil varn-uguent devez a viz Querzu*

## SANT BRIÇ, ESCOP.

AR sant-mà a dremenas he iaouanctis e couent Marmoutier, hac a gunduas eno ur vuez devot. Sant Martin, arc'heseop a Tour, a reas eals a istim anezan, hac er greas archidiacr eus he ilis An dignite-se pehini n zhe he renta vertuzussoc'h, er chenjas, hac evel ma leverar penaus an enorion a chenj speret ha calon eals a dud, Bric a guemeras re a liberte evit un den a ilis N'en em blije nemet o chasseal; dere hel a ree uri drein vras en he dy, ar pez a ree dezan ober eals a zispignon da viana vaen hac inutil.

Sant Martin touchet o velet quement-se, en alias da ziminui he dreïn evit gallout soulaji ar beaurien, ha da zilesel un divertissamant gant pehini e colle quement a amser. An avis charitabl-se pehini a zhe ober dezan antren enna heunan hac en em anaout, a zispljas dezan en hevelep læon, ma teuas en ur ancouât ar respet a zhe d'he escop, da respont dezan dic braç ha direspet Sant Martin o velet ne oa quet deut an heur eus he gonversion, ne repheas netra, pidi a reas Doue evitan, ac e lavaras dezan goude-se gant un douçder vras *Briç, c'houi a vezo escop em goude, mæs eals a gousto deoc'h, rac beza ho pezo eals da soufr.*

Pedennou sant Martin ho devoe ho effet, ha calon Briç a oe quen touchet ha quer glac'haret da veza heuliet plijadurezon ha vaniteou ar bed, m en em roas oll d'an oræson. Sant Martin etretant o veza deut da vervel, e oe choaset en effet da escop en he blaç. En em sequita a reas santela-

mant enaan oll deveriou he garg, mæs Doue, evit heprouvi ha purfia he vertu, a bermetas ma voe soupçonnet da veza pec'het gant ur vreg. An dud a voall-brezegue anezan, he zisprijout a reent, bete memes he injuria. Bric cousgoude, sur eus he innocanç ha leun a fizianç e madelez an Autrou Doue, a reas digaç ar c'hrouadur e devoa bet ar vreg maleürus-se, ha petra-bennac n'en devoa nemet ur miz, e commandas dezan parlant ha discleria hac en a oa he dad, pe ne oa quet; ar c'hrouadur a lavaras queu buan : *Salo-croas, n'edoc'h quet tad d'in.* Ar re a oa present o fallout dezo gouzout piou eta a oa an tad, a bressas sant Briç d'er goulen digant ar c'hrouadur; da betra e respontas ar sant : *Aoalc'h eo e venn discarguet, ne dlean quet ober carga un all.*

Ar miracl-se a zlie contanti pep-unan, mæs daru eus an habitantet a chomas couscoude quen aheurtet en ho santimant, ma troue-prezeguent bepret eus ho escop santel. Oc'h en em velet injuriet gant he *bobl*, a quemeras patiantet, anaout a reas penaus Doue er punisse gant justiç, penaus e oa erruet quement-se gantan dre ur bunition just eus a Zoue, ahalamour m'en devoa he-unan manquet a respet evit sant Martin, ha disprijet he aviscounad. Couscoude evel ar goall deodou-se ne ehanent oc'h he zifami, en em gredas oblijet da guitat ar guær a Dour, hac ez eas da Rôm, ar pap informet eus he innoçanç a ordrenas dezan distrei d'he escopti. Obeissa a eure, hac e cavas aperejou an habitantet eus a Dour guell disposet en he andret; ba goude beza gouvernet he bobl e peoc'h, ez eas da receo en eê ar gurunen en devoa meritet dre he batiantet vras.

REFLEXION.

An escop santel-mâ disprijet, calomniet hac injuriet gant he bobl, a soufras tout gant resination da volontez Doue, ha gant ur speret a binijen, evel ur satisfaction evit he fautou tremenet. Er façon-se eo e tleit soufr an affictionou a erru gueneoc'h. E qualite a bec'her e tleit soufr er bed-mâ, rac ar pec'het a renq beza punisset : *Ma na rit pinijen, e viot collet-oll*, eme Jesus-Christ. Cousgoude ne fell quet deoc'h soufr, n'hoc'heus quet ar gouraj da ober pinijen. N'edoc'h hu quet eta eûrus, ma ro Doue deoc'h ar voyen d'he ober dre ar poaniou hac ar c'hroasiou a zigaç deoc'h, pe a bermet da vinna a erru gueneoc'h.

Ps renquit eta soufr, na gollit quez ar frouez hac ar mirit eus ho soufrançou ; soufrit hep en em glem, hac hep murmuri ; douguit ho croaz, adorit ho croaz, carit ho croaz.

Mar soufrit memes injustamant, mar drone-preseguer ac'hanoc'h faussamant, mar d'oc'h eslomniet, sonjit hoc'h eus meritet ar boan-se evit pec'hejou-all pere hoc'h eus commetet, evit pere e tleit soufr ac ober pinijen, sonjit e permet Doue quement-se evit he c'hloar, hac evit ho prass avantaj, soufrit evit Jesus, soufrit gant Jesus, soufrit evel Jesus. Recevit ar boan-se, ar groaz-se evel ur merq ens he garantez ; rac ur merq eo e fell dezan hoc'h espern er bed-all, pa zeu d'ho castis er bed-mâ. Leverit neuse : *Just oc'h, ô va Doue, meritet am eus quement-mâ, ha c'hoas davantaj ; grit d'in, va Doue, soufr er bed-mâ ar pez a blijo gueneoc'h, er fæçon ma plijo gueneoc'h, ha queit a ma plijo gueneoc'h. O va Doue ! n'am espernit quet en amser, nemet ma em espernot en eternite.*

---

*An trede varn-uguent devez a viz Querzu.*

## SANT SERVUL.

AR sant-mâ, ervez ma'z ê raportet gant sant Gregor pap er pevarzecvet chabist eus he gonferançou, a oa ur paour pehini a chome e hars dor ilis Sant-Clemens e Rom. Eno e receve an alusen digant an dud vad ha charitabl a autree pe a sortie eus an ilis. Ouspen he hanurentez e oa c'hoas seziet gant ur paralisi estrainj, pehini a devoa-en lequeet en ur stad na elle quet en em drei he-unan, na memes sevel he zoru d'he c'henou, en hevelep fæçon ma oa ret he basca evel ur c'hrouadur.

E creiz he boan hac he anquen continuel ne oa occupet nemet a Zoue ; he veuli a ree san-cess, hac he drugarecât da veza he affligет en dail-se. He vuez devot ha santel a ree da bep-unan en em bressa d'he sicour ha d'he soulaji, mæs Servùl ne zale he eus a guement a vize roet dezan, nemet ar pez a oa necesser evit souten he vuez epquen ; distribui a ree an nemorant d'ar besurien-all, ha divoeret memes he-unan eals a draou pere ho devize græt vad dezan en ur stad quen trist ha quen anquennius.

Seul ma tene he gorf da usa ha da semplât gant ar c'hlênvet, e cresque he sonrei da fortifia he ene dre ar beden, ha Doue a rejouisse he galon durant he oræson dre un abondanç a gonsolation celestiel, en hevelep fæçon ma elle lavaret evel ar profet David : *Seul-vui ez ê bras ma anquen, seul-vui ho consolationou, ô va Doue, ho deus rejouisset va ene.*

Evel ne gare nemet Doue, en em blije quement o cleont prezeg anezan, ma pede an dud vad, hae an dud santel a dremene dirazan, da lavaret dezan ur prepos mad bennac pe ur gomps bennac a Zoue.

Pa edo prest da vervel, en em gavas cals a dud en dro dezan, hac evel ma reent trons, ar sant ho fedas da devel : *Silanç, silanç*, emezan, *na glevit quet ur musiq caër ha melodius meurbet ?* Souden goude-se Servùl ravisset hac evel extasiet gant ar musiq-se eus an Ælez, a rentas he ene d'he Grouer.

REFLEXION.

Ar c'hlênvet, pa rêr un usaj mad anezan, a servij da burifia ha da santifia an ene. Affligit va c'horf gant ar c'hlênvet, quement hac a blijo gueneoc'h, ô va Doue; mæs plijet gueneoc'h carga er memes amser va ene eus ho graçou ac eus ho consolationou.

*Eil reflexion.* Ret eo e ve agreabl bras ar baourentez d'an ælez ha da Zoue, pa'z ê ar paour-mâ var he varo consolet dre ur musiq celestiel. Ar hijadurezou a so evit ar binvidien en ho buez, hac ar glac'har en ho maro, ar re baour er c'hontrol ho deus an daelou en ho buez, hac ar joausdet en heur ar maro.

*Trede reflexion.* Ur baourentez hac ur c'hlenvet estrainj ho deus exercet patiantet sant Servùl ; cousgonde biscoas ne voe clevet oc'h en em glem eus he boan, ha gouten a ree memes c'hoas davantaj. Comparajit ho miseriou gant he re, hac ho patiantet gant he hini, ac ho pêt mez d'en em glem evit ar pez a soufrit.

Servùl a oa bepret quer contant, ma remerqued var he visaj ac en he gomsou ar joa a edo en he galon ; petra oa caus a guement-se ? He galon a oa bepret occupet a Zoue. Ne deus affliction ebet, peguer bras, peguer fachus bennac e oufe beza, a guement na zeue da veza douç hac agreabl, ma pedac'h an Autrou Doue da rei deoc'h ners

d he anduri, ha ma sonjac'h er recompanc a brepar Doue d'ar re a soufr er vuez-mâ. Ha ne d'ê quet gurr e vec'h-hu aliès carguet a nec'h ha casi trec het gant ar chagrin? Petra so caus a guement-se, nemet dre na sonjit quet e Doue pehini a ell ho consoli? A viscoas ar sænt e creiz ho brassa poaniou ac afflictionou ho deus clasquet ho c'honsolation ebars en oræson, hac eno ê ho deus-hi cavet bepret.

---

*Ar pevare varn-uguent devez a viz Querzu.*

## BUEZ AN DEN EURUS IAN BARRIER.

AR servijer bras-mâ da Zoue a voe ganet e Querci d'an deiz diveza a viz Ebrel 1544. He guerent o veza he gasset da Vourdel evit ober he glassou, e roas eno mercou caër eus he speret lem ha penetrant. O veza distroet d'an oad a 'drivec'h vloas d'ar guær, e cunduas ur vuez quen devot ha quen edifiant, ma teuas Charles a Grussôl, abad eus a Feuilan, da resina dezan he abati. Goude m'en devoa quemeret possession, ez eas da studia en Teoloji. Ur sulvez eus ar c'horaïa o veza en oræson en ilis ar Chartreuset eus a Baris, Doue en inspiras da lacât ar reform en he abati. Evit obeissa pront d'ar vouez a Zoue, e tistroas di souden gonde Pasq. Quemeret a reas an habit a noviç ena a zaouarn an anciena relijina, hac e reas profession d'an oad a nao bloas varn-uguent.

Nense e commançąs da gundui ur vuez cals anateroc'h, pidi a ree nôz-deiz, en ur gastia he gorf hete ar goad gant matrumanchou a hinijen, evit obtent digant Doue ar c'hraç da zont a benn eus an dessein bras en devoa. Quentre ma compsas d'he relijiuset eus a reform, darn anezo a rebellas outan, mæs n'en em rebutas quet evit quement-se, er c'hontrol, an dra-se ne reas nemet crisqui he gouraij. O veza un deiz prosternet en ilis dirac ar sacramant adorabl, hac en ur zerc'hel reglen sant Beneat etre he zaouarn, e prometas ober he miret en he abati, hac ober a reas hep dale. Gonde beza disposet pep tra evit ar reform, e commançąs ar c'henta da zisquez exempl ha squèr d'he relijiuset. Querzet a ree treit noas, en em gontanti a ree gant ur sac epquen, græt a vezer groa, beva a ree

gant bara ha lousouachou, hep quiq, na pesquet, na guin. He exempl en devoe un effet admirabl, ha gant ar sicour eus ar c'hraç e lequeas ar reform en he gouent.

N'en em gontantaa quet da veza lequet urz vad en touez he relijiuset, hac inspiret dezo ar ferveur; he zêl ardant a reas dezan labourat e boas evit silvidiguez meur a bobl. Prezeg a eure en Toulous, e Muret hac e plaçou-all gant quement a onction ha quement a frouez, na en hanved nemet an abad santel.

Ar santelez eus he vuez a veritas dezan an istim hac ar respet eus ar brincet memes, ar roue Henri trede en recevas e Paris gant cals a enor, hac en lequeas e possession eus a lec'h e pehini e chom breman an tadou Feuillan. Ur vertu quer parfet ne chomas quet hep beza controllet. An drouc speret pehini na elle quet soufr ar mad bras a ree an den santel, a boulsas tud goall-intantionet da zrouc-prezeg anezan; invanti a resont traou quer pouner, ma voa tennet eus he garg a general en amser ma edo e Rom, soufr a reas eno meur a bersecution er spac a eiz vloas, gant ur batiantet hep he far, ha gant ur gonformite parfet da volonte Doue, ar pap o veza bet informet erfin gant ar c'hardinal Bellarmin eus he vuez hac eus he zoctrin mad, hac anavezet he innoçanç, a lavaras dezan distrei d'he abati, mæs quer buan goude e clanvas e Rôm, ha da benn tri miz e rentas he ene santel da Zoue, er bloas 1600, er c'huec'hvet bloavez hac hanter-cant eus he oad. Goude he varo, Doue a zisquezas he santelez dre meur a viracl.

REFLEXION

An abad santel-mâ evit lacât un urz vad en he abati, en devoe recours da Zoue. Pidi a ree nôz-deiz, hac e castie he gorf dre mortificationou rust, evit obteni ar c'hraç da zont a benn eus an dessein bras en devoa inspiret Doue dezan, ha gant ar sicour eus ar c'hraç e lequeas ar reform, hac er memes amser ar ferveur etouez he relijiuset. Pa fell deoc'h distrei ur re bennac diouz ur goall gustum, pedit Doue evitâ, grit un euvr-mad bennac en intantion-se, caër ho pe lavaret, caër ho pe ober, ma na zen Doue da douich he galon, quement a reot a vezo inutil.

*Eil reflexion.* An den santel-mâ a soufras epad eiz vloas pep seurt injuriou, gant ur soumission hac ur resinalion

barfet da volontez Doue ; n'en devoa quet brassoc'h desir evit da ober ha da soufr ar pez a blije da Zoue, ha n en devoa quen volonte nemet hini an Autrou Doue.

Ne ma oump er hed nemet evit ober volontez Doue, ne veritomp quet beza er bed, ma ne reomp ar pez a fell da Zoue, n hor bezo morze a repos nac a beoc'h en hon ene, ma na reomp ar pez a fell da Zoue. Hon oll eûrusdet a gonsist oc'h ober ac o soufr ar pez a fell da Zoue, ac ouspen-se, pe ni a vezo contant, pe ni na vezimp quet, e renquimp hepret anduri ar pez a fell da Zoue.

Ha ne fell quet di-de eta, va ene, en-em sonmeti da Zoue ? Hac ober a ri-de bepret ar bresel dezan ? Ha te fell d id debad ous an Oll-Galloudec ?

O va Doue ! ne gaver contantamant ebet o tisplijout deoc h ; ha pa n edoun quet mad gueneoc'h, n'edoun quet mad guene va-unan ; ha pa ma rebellan ouzoc h, n'am eus quet a beoc h enon. Ma ne fell quet d in ober ho polonte, grit ho polonte ac hanon, ma c'hastiet er bed-mâ ha ma zretit evel un esclaf, ma ne fell quet d'in obeissa deoc'h dre garantez.

---

*Ar pempet varn-uguent devez a viz Querzu.*

## NATIVITE HOR SALVER JESUS-CHRIST,

### PE GOUEL NEDELEC.

ER bloas, aba ma one crouet ar bed, pemp mil naontec ha nao-uguent ; abaoue an deluj, daou vil-nao-c'hant seiz hac hanter-cant, abaoue ar patriarch Abraham, daou vil ha pemsec, abaoue ar roue David, mil daou ha tregont, Jesus-Christ, Doue eternel ha Map d an Tad eternel, o fallont dezâ santifia ar bed dre he zonediguez santel, a one ganet e Betleem gant ar Verc'hes glorius Vari. Hirio e celebromp an devez eûrus-se pehini a oa bet gortoet epad quen amser, desiret gant quement a ardeur, goulennet gant quement a ferveur gant ar patriarchet ac ar profetet, ha gant ar re oll a zeporte ar redamption a Israël

An impalaer Augustus o vera roet urz da ober ur roll eus a guement den a oa en he rouantelez, hac ordrenet d an

oll monet da rei ho hano pep-unan er guær a behini ez oa gunidic, sant Joseph ac ar Verc'hes Vari pere a zisquenne eus a lignez ar roue David, a ieas eus ar guær a Nazaret, d'ar guær a Zavid, hanvet Betleem, evit lacât ho hano.

Ar Verc'hes santel o c'honsont e tostee he zermen, a glascas e Betleem ul logeiz convenabl, mæs inutilamant; evel ma tigouese eno cals a dud eus a bep-tu, ar plaçou mad ha commod a oa reservet evit ar re binvidic, Mari ha Joseph a oue rebutet, ha contraign d'en em retira en ur c'hraou hanter disolo. En ul lec'h quer paour eo e oue ganet Salver ar bed, roue an eê hac an douar. Ar Verc'hes saer he vam benniguet en em brosternas dirazan, hac en adoras gant un transport a garantez, a admiration ac a respet, eus a behini Doue epquen a ell anaout an ardeur, ar pris hac ar musul. Æz eo comprenn an impression a reas var sant Joseph ar guel eus ar c'hrouadur divin-mâ, pehini dre ur faveur quer particulier en devoa en choaset evit derc'hel lec'h a dad dezan.

Souden goude-se e apparissas un Æl gant ur *sclærijen* gaër, d'ar hastoret pere a zivoalle ho dênvet var ar meneziou a Judee, hac a lavaras dezo: *Annonci a ran deoc'h quelou eurus, ac a zle beza evit an oll bobl ur sujet a joa vras. Ganet eo evidoc'h ur Salver e Betleem, ar Messi, Salver an eneou, hoc'h Autrou, ho Toue, he gaout a reot eno mailluret ac en ur stad paour.* Mont a resont hep dale da Vetleem, en em brosterni a resont da dreit ar c'hrouadur divin, ha gonde beza he adoret evel ho Salver hac ho Doue, e tistrosont var ho c'his leun a joa hac a gonsolation.

Gant ræson eo e lavaras an Æl d'ar bastoret e tiscleric dezo un dra ac a zlie beza ur sujet a joa evit an oll, pa zisclerie dezo e oa dent evit an oll ur redamteur, evit ho dilivra eus a gaptivite an drouc speret, hac evit meritout d'an oll graçou a silvidiguez; e guirionez, pebes joa ne d'ê quet evit ur c'haptif maleûrus, clevet penaus ez eer d'en lacât en liberte? Pebes joa evit ur c'hriminel condaounet d'ar maro, pa zisclerier dezâ e ve deut he c'hraç hac e roer dezan ar vuez!

Mæs pe seurt merq a ro an Æl d'ar bastoret eus a zivinite ar c'hronadur-se? Lianennou gant pere eo mailluret, ur c'hraou e pehini ez ê ganet. Ha diouz ar seurt mercou-se eo e tlear eta anaout ar vajeste souveren ha su-

jem

prem eus un Doue? Salocroas, mæs diouz ar mercou-se a baourentez ac aneantissamant, e tleer anaont un Doue Salver, pehini a zeu da zilvra an dud eus a gaptivite ar pec'het, da reconcilia ar bec herien gant Doue he dad, da drec'hi an drouc aperet, da santifia an eneou, da zisabusi ar bed eus he erreur, da gonfondi hon ourgouill ha da zisqui deomp, quen dre he exempl, quen dre he zoctrin, an dispris a zleomp ober eus an enoriou, grandeuriou ha madou an douar.

Consideromp an incarnation a Vap Doue gant an daoulagat eus ar feiz, ac e velimp er myster bras-må ar penneuvr eus he furnez, eus he buissanç ac eus he vadelez infinit. En effet, he intantion en ur zont var an douar, o veza da reformi calon an deu en ur zistruja ennan ar pec'het, e fell dezan er memes amser distruja ar sourcennou maleürus eus hon oll direglamanchou, pere eo an orgouill, an inclination d'ar plijadurezou hac an attaich evit madou ar bed. Or, evit executi an dessein quer bras, Doue hac en a alle choas moyenou furoc'h ha convenaploc'h? Map Doue ganet en ul lec'h quer paour ha quen dister, bac en em assujetisset d'an oll incommoditeou eus ar baourentez, ha græt en deus-en re evit distruja an orgouill eus an den, evit terri ar zec'het divoder-se eus an enoriou, eus ar plijadurezou, eus ar pruvidiguezou? Allas, en despet d'he zoctrin santel, en despet d'he leseu, en despet d'he exempl, e caver c'hoas un infinite a dud dallet gant an orgouill ha gant ur garantez disordren evit madou an douar. Petra ve eta, ô va Doue, ma vizac'h-hu deut er bed, ha mar ho pize bet ganet e creis ar grandeurion, e creis ar gloar, e creis an enor, e creis ar madou? An dud mondeu ha n'ho devize-hi quet en em servijet eus an exempl-se evit autorisa ho lux hac excusi ho delicateri ac an horreur ho deus ous ar soufrancou?

*Map den, anavezit eta*, eme sant Leon, *peguen doun eo ho couliou, pa'z é bet ret en deffé un Doue lequet en euvr, evit ho farea, ur remed pehini en deus coustet quement dezan. Ne vouien quet, ô va Doue*, eme sant Bernard, *peguer bras a oa ma miser; ne greden quet bezan quer clan evel ma z oun, mæs ar mister adorabl-mâ en desq d'in*

Yy

REFLEXION.

Admira a rit gant ræson, hac e aviet an eûr hac an avantaj eus ar bastoret, pere a ieas da adori ar Mabic Jesus e Betleem, ha pere ho devoe ar joa ac ar gonsolation da bocqnet d'he dreit sacr; santont a rit enoc'h hoc'h-unan ar memes zêl, hac e sonjit penaus en un hevelep occasion ho pize grêt eveldo; ut da velet Jesus d'an oferen da hanter-nôz, mæs ut gant un devotion, gant un humilite, gant ur feiz henvel ous hini ar bastoret. Gnelet a reot var an anter ar memes Done a velsont e Betleem; adorit-en gant an oll respet ac an oll humilite possibl, ha preparit dezan en ho calon un demeranç ac ul logeiz agreabl d'he vajeste divin.

---

*Ar c'huec'hvet varn-uguent a viz Querzu.*

## SANT STEFAN, QUENTA MERZER.

EN commançamant an Ilis, ar gristenien lenn a garantez hac a druez ous ho nessa, a zigasse ho madou e harz treit an ebestel, evit ho lacât e commun, hac ho distribui d'ar re ho devoa dienez. Evel ma cresque bemdez an nombr eus an dud fidel, an distribution eus ar madou-se a zeuas souden diæz hac ambarassus d'an ebestel, pa velsont penaus quement-se ho distroe diouz ho labourou ha fonctionou-all necesseroc'h, e leversont d'ar gristenien assamblet : *hor breudeur, ne d'é quet just e teuemp, evit rei d'ar bobl ar bara materiel, d'he lesel hep ar bara spirituel, pehini a so magadurez an eneou; choasit eta etresoc'h seiz den eus ar re fura ha vertuzussa, var bere e alfemp en em ziscarga eus ar sourci-se.* Sant Stefan a oue choaset ar c'henta, evel ar remercapla dre ar santelez eus he vuez, ha roet oue dezan an urz a ziacr.

An diacr santel a hourveas gant ur sourci hac un acquet bras meurbet da oll ezomou ar beaurien; an oll a admire he vijilanç, he lealdet hac he garantez vras, ha pep-unan eus ar beaurien en em gave contant eus al loden a receve.

Al labour ac an ambaras en devoa o pourvei da guement a ezomou, ne vire quet na laboure c'hoas da breseg

an Aviel, ha gaut ur frouez admirabl. Ar Iudevien a fallas dezo en em oposi d'ar mad a ree; ar re habila anezo a zisputas outau, mæs ar sant, leun eus a ur furnez celestiel, ho zrec'has oll. O velet ne allent quet resista ous ners he zoctrin, ar vez hac ar gonfusion ho devoa d'en em velet trec'het, a reas dezo quemer ar resolution d'en em zisoher anezan, ha d'he sacrifia d'ho c'holer ha d'ho avi, he accusi a resont da veza comset ha blasphemet a-enep lezen Moyses. An ducr santel en em justifias var quement en accusent, hac a hrouvas dezo ne oa nemet ar galeder eus ho c'halon ho dalc'he en ho fals creden. Neuse en em daolsont varnezan evel tud arrajet, hac he stleja a resont e mæs a guær evit he labea. Ar sant en devoe neuse ar gonsolation gaër da velet an eê digor, ha Jesus-Christ en tu deou d'an Tad eternel.

Epad ma el labeent, e lavaras : *Recevit ma speret, ô va Jesus !* ha ne ehane oc'h invoqui an Autrou Doue, en em lacât a eure erfin var he zaoulin, en ur lavaret gant ur voez huel : *Pardonit dezo, va Doue, ho fec'het hac an drouc a reont d'in.* Evelhen en devoa sant Stefan ar gloar da aculla ar c'henta he voad evit Jesus-Christ.

### REFLEXION.

Sant Stefan, leun eus a speret Doue, en deus disquesct he garantez evit he nessa, en ur bidi evit ar re en labee; ar pec'het a gommetent a ree dezan mui a hoan, eguet an drouc a reent dezan da soufr. Merzer eo a gorf hac a galon : merzer a gorf en ur vervel dre zaouarn he adversourien; merzer a galon, en ur bidi evit he adversourien. Ha c'houi hoc'h eus ur guir garantez? Ha c'houi so leun a speret Doue? Ha sautout a rit-hu mui an injur a rêr da Zoue eguet an hini a rêr deoc'h hoc'h-unan? Caret a rit-hu hoc'h adversourien? Ober a rit-hu mad dezo? pidi a rit-hu evit-ho? ho fardoni a rit-hu a galon? Ma na illit quet beza merzer a gorf, bezit merzer a galon, ha livirit gant sant Stefan : *O va Jesus, pardonet, me ho ped, d'ar re ho deus ma offancet, ha na impuitt quet dezo ar pec'het ho deus commetet en hoc'h enep.*

O va Jesus, recevit ma speret, ha roït d'in hoc'h hini; lamit diguene va speret pehini a so quen mechant ha quer diduez, ha roit d'in hoc'h hini, pehini so ur speret douç, ur speret patiant ha carantezus.

*An eizvet varn-uguent a viz Querzu.*

## SANT IAN EVANGELIST HAC ABOSTOL.

NETRA na zisquez guell ar vertu hac ar santelez vras eus ar sant-mâ, evit an titr caër a zisquibl muia caret gant Jesus-Christ, pehini a so roet deasn en Aviel. Beza ez oa guinidic eus a Galilea, ha map da Zebedee ha da Salome. Ar iaouanca ez oa eus an ebestel, ha n'en devoa nemeur ouspen pevar bloas var-uguent, pa er choasas Jesus-Christ evit he zisquibl. An iunoçanç eus he vuez, aeispicial he virjinite, a ree ma oa caret meurbet gant he vestr divin, ac en eus he gostez en devoa evit Jesus-Christ ur garantez tener, fidel ha courajus; adalec an deiz quenta ma oue en em roet dezañ, ne guitaas morse anezau; he accompagni a reas bepret ac e pep lec'h, var menez Calvar euls ha var menez Tabor.

En diveza coan e reas hon Salver gant he ebestel, e pehini e falveas dezan lesel gant an oll dud fidel un testem eus he garantez dre an institution eus ar sacramant adorabl, e roas da sant Ian ur merq eus an denerediguez special en devoa evitâ, o permeti dezan, dre ur faveur special, repos he benn var he bentrin. Durant ar *repos mysterius-se* eo, eme sant Augustin, e punças an disquiblmâ e ealon Jesus-Christ an anaoudeguez vras ac huel-se, ar secrejou-se pere ho deus græt he henvel dre ecellanç an theologien divin, ac ho deus grêt aneză unan eus ar brassa profetet.

Salver ar bed er choasas gant sant Pêr ha sant Jacques evit he accompaigni er jardin Olivet, ac evit heza test eus he agoni. Mæs pa oue sesiet hor Salver adorabl gant an soudardet, an disquibien all a guemeras an teac'h gant ar spount ho devoe: sant Ian epqnen n'an abandonas quet, han eu heulias quen na voe crucifiet var menez Calvar. Jesus-Christ eus he groaz a recommandas dezan caout soerci eus he vam heuniguet pehini a edo ive presant eno, en ur adressi dezan ar c'homson caër-mâ: *Catu a-se ho mam*. Abaone an amser-se an disquibl quer-mâ a rentas d'ar Vere hes Vari durant he buez an oll servij ac an oll sicour a ell ur map mad renta da ur vam vad. Chom a reas ive bepret e hars

ar groaz quen na varvas Jesus. Guelet a reas, evel m'en deus scrivet, digueri gant ul lanç he gostez, ha sortial anezan dour ha goad, goude ma oue maro. Ret ve anaont ar musul eus ar garantez ardant an disquibl fidel-mâ, evit gallout compren he affliction ac ar galonad glac'har en devoe en ur velet he vestr divin o vervel, hac o veza test eus ar pes a soufre ar Verc'hes, quement-se a ra da sant Chrisostôm lavaret penaus sant Ian a so bet merzer ouspen ur veich. E gurionez peguen trist, peguer melconius eo evit un den pehini a gar un all, beza presant ha guelet he dourmanti hac he verzeria.

An abostol-mâ a brezegas ar feiz en Asii, convertissa a reas casi an oll vro-se, etablissa a reas eno cals a esquibien, eus a bere e oa he-unan evel ar pastor ac an exempl. Durant persecution an impalaer Domitien, e oue arretet ha caset da Rôm; an tyrant a reas he blonja en ur gauter leun a eoll bervet, a behini dre c'hraç Doue e sortias hep drouc ebet. Goude-se e oue caset en exil da enesen Patmos, e pelec'h e scrivas an Apocalyps, da lavaret è, *levr ar revelationou*, eus a behini an oll gomson, eme sant Jerôm, a so quen lies a vister. An impalaër Domitien o veza maro, sant Ian, goude un exil a drivec'h miz, a zistroas da Efees; eno e finissas he vuez ac e varvas var dro an oad a gant vloas.

REFLEXION.

Jesus-Christ evit rei da sant Jan ur merq special eus ar garantez en devoa evitâ, a bermetas dezan repos he benn var he galon, pebes faveur oa hon-nes!

Mæs pebes graç a ra deomp hor Salver adorabl, pa bli; gantan, dre un exces ens he garantez, dont he-unan da reposi en hor c'halon dre ar gommunion santel; pebes douçder, pebes consolation interieur na sant quet er momet eûrus-se ar re a dosta ous an daul santel gant ur gun devotion, ha pe seurt graçou na recevont-hi quet? Preparomp ahes da J.-C. ar repos-se en hor c'halonou durant hor buez, evit ma allimp ive goude-se an em reposi gantan durant an eternite.

*An eizvet varn-uguent a viz Querzu.*

## GOUEL AN INNOÇANTET SANTEL,

MERZERIEN.

SOUDEN gonde ma voe ganet Salver ar bed e Betleem, Doue a roas da anaout da dri roue eus an oriant ez oa dent er bed ar roue Salver-se, dre an apparition eus ur stereden miraculus. Dont a resont ho zri gant hast da Jerusalem d'he glasq, evit he adori. En heur ma oant arru, e c houlensont pelec'h edo ar roue a Judee, nevez ganet, ar Messu desiret ha gortoet abaoue quert amser. Ar roue Herodes en ur glevet an neventi-se, en em gavas nec'het ha troublet gant aoun na golse he-unan he rouantelez; interroji a reas an doctoret eus al lesen, evit cleout gant-ho pelec'h a tlie ar Messu beza ganet; respont a resont e Betleem.

Herodes, pehini a ree he sonj d'en em zisober eus ar c'hronadur-se, da gaout he vuez ha d'er asernfia d'he ambition, a lavaras d'an tri roue: *Ist da Vetleem, en em informit eus ar virionez var sujet ar c'hrouadur, hac en distro e lavarot d'in ar c'helou.* Mont a resont rac-eon da Vetleem, e pelec'h ho devoe an eûr da gaout Salver ar bed, d'he adori ha da oher dezan ho fresanchou, mæs receo a resont urz a bers Doue da zistrei d'ho bro dre un hent-all, hac un æl a avertissas sant Joseph da dec'het en Egypt gant ar C'hrouadur divin.

Pa velas Herodes ne zene quet an tri roue d'he gavout, e roas urz d'he soudardet da laza an oll vugale viau a zaou vloas, ae ar re a oa didan an oad-se, hep excepti nicun eus a Vetleem hac eus ar c'hæriou tro-var-dro. An urz harbar ha cruel-se a voe executet, hac e conter e voe laset pevarsec mil c'hrouadur; ne chomas casi ty chet a guement na oa ruziet gant ar goad innoçant-se.

Un dra truezus meurhet oa clevet ar c'hri hac ar goel-van eus a vammou ar vugale guez-se; hon-ma a lavare d'ar bourreo: *Perac e separet-hu diouzin an hini em eus lequeet er bed? Douguet am eus gant sourci an hini a stoquit ous an douar ac a vassacrit gant crueldet;* hon-nes a

grie , *Grit d'in mervel gant va c'hrouadur ; mar deus fdut ha crim ebet , me eo am eus en commetet* ; ur vam-all a lavare en ur glem : *Ne glasquit nemet unan, hac e lasit un nombr bras , ha c'hoas ne d'oc'h quet evit caout an hini a glasquit* ; un all a grie : *Deut , Salver ar bed , c'houi n'hoc'h eus aoun rac den, en em bresantit dirac ar soudardet , evit ma choumo hor bugale gueneomp.*

Ar vugale innoçant-se saerifiet evelse d'ar furor , d'ar jalousi ha d'an ambition eus ar roue Herodes , pehini a bretande en em venji varnezo eus a ur roue , a grede beza deut evit lemel digantan he gurunen. Ar vugale -se non pas epquen lequeet d'ar maro evit Jesus - Christ , mæs c'hoas en he blaç, a so bet bepret gonsideret gant an Ilis evel guir merzerien da Jesus-Christ , an Ilis hon avertis epquen penans ne d'è quet dre ho c'homsou eo ho-deus rentet gloar ha meulendi da Zoue , mæs en ur scuilla ho goad innoçant , petra-hennac ne oant quet capabl da barlant , ho devoa ur c'horf capabl da soufr ha da vervel evit Jesus-Christ.

Guelet a rèr unan eus ho c'horvou en he bez , en abati sant Denis , en ur c'havel græt gant braneou palmes , roet e presant gant an impalaer Charlemaign , hac un all a veler en Ilis an innoçantet eus a Baris , anfermet en ur c'hristal.

REFLEXION.

Ne d'è quet en ur barlant , mæs en ur soufr hac en ur vervel eo ho dena an innoçantet santel rentet gloar da Zoue ; alies e c'houlen Doue ma er glorifiot en ur devel ac en ur soufr. Mar d'oc'h calomniet , mar d'oc'h persecutet , andurit ha tavit , ho patiantet en amser-se a so un testeni caër eus ho fidelite da Zoue. Nebeut eo lavaret dre goms ez oc'h oll da Zoue , hoc'h actionou eo a zle el lavarat : labourit eta evitan , soufrit dre garantez evitan.

---

*An navet varn-uguent devez a viz Querzu.*

SANT THOMAS, ARCHESCOP HA MERZER.

AR sant-mâ , guinidic a Vro - Saus , goude beza en em rentet *babil bras* dre hè aperet lem ha peuetrant , en em

rentas den a ilis. Na voa c'hoas nemet diaer pa er choasas an arc'hescop a Gantorberi evit archidiaer, ha ma er c bargas eus an afferiou importanta eus he escopti. En em acquita a eure gant cals a veulendi eus a guement affer e voa carguet, ha ne antreprene netra a guement na zeuse a-benn.

Ar roue a Vro-Saus, o veza clevet coma eus he vertu hac eus he speret dreist-ordinal, er greas chanceher eus he rouantelez, en em gomporti a eure ive er garg enorabl-se gant ul lealdet, nr furnez ac nr brudanç admirabl, biscoas n'en em servijas eus an autorite en devoa recevet digant ar priņç, nemet evit soulaji ar bobl; ha goude beza tremenet an deiz oc'h ober an afferiou eus he garg, a roe en nôz un amser vras d'an oræson.

An arc'hescop a Gantorheri o veza deut da vervel, a oue lequeet en he blaç, en despet da guement a reas evit refus an dignite-se. Mar en devoa eunduet a ziaguent ur vuez exemplus ac edifiant, e teuas c'hoas da veza ar aqner eus ar brassa ha santela esquibien dre he zêl ardant ha dra he labourou apostolıq.

Ar roue o veza roet un ordrenanç control d'ar guiriou eus an Ilis, an escop santel en em opposaagant quement a gouraj, ma quemeras ar prinç-se un droue quer bras outan, ma reas coufisca he oll vadou. Ar sant, o velet ne oa quet en assuranç memes eus he vuez, en em'dennas secretamant e Franç, e pelec'h e voe recevet gant ar *respet* hac an enor dleet d'he zignite ha d'he santelez. Ar pap a reas quement, ma teuas da unani ar roue-se hac an escop santel, pehini a zistroas d'he escopti. Mæs ar peoc'h ne badas quet pell. Tud avius ha malcurus en accusas e faus dirac ar roue, pehini oc'h ho c'hridi re vuan, a lavaras dre he goler ne alle quet caout peoc'h en he ronantelez gant arc'hescop Cantorberi. Officerien ar roue pere a glevas quement-se o cridi e rasent plijadur dezan o lemel he vuez digant an escop, a redas gant ur vanden soudardet, evel tud revoltet d'an ilis e peluni emedo en oræson : an dud a ilis a falveas dezo serra an oriou, mæs ar saut a viras, en nr lavaret ne oa quet ret difen an ilis evel ur c'hamp a arme, ha penaus e voa diaposet da soufr a galon vad ar maro evit souten au Ilis. Neuse e lavaras d'ar soudardet lacât evez a bera Doue ne noasent da micun eus he bobl, hac o veza en em lequet var he zaoulin, ha recommandet

he ene da Zoue, d'ar Vere'hes Vari ha da sant Denis, e presantas gant couraij he benn saer var pehini e recevas un taul sabren, pehini en digoras dre an hanter. Mervel a eure er bloas 1170, oajet a dri bloas hac hanter cant.

Pa glevas ar roue ar maro-se quer cruel ha quen estranj, e voe quen touchet ha quer glac'haret, ma chomas meur a zez hep dibri nac eva; mont a reas var he ar sant gant un habit simpl ha diare hen, scuills a reas cals a zaelon, he faç prosternet var an douar, côfes a reas publicamant he faut, hac e c'houlennas pardon digant Doue ha digant ar sant. Ar gonversion-mâ eus ar roue a voe consideret evel unan eus a viraclou ar merzer santel.

### REFLEXION.

Sant Thomas Cantorberi en doa meritet an iatim eus he brinç, ar princ-se er c'hargas eus he faveuriou, hac ar greas chancelier eus he rouantelez. Ar sant en em acquitas ena ar garg-se gant fidelitę, gant pep lealdet, cousgonde ne allas quet miret ne voe disgraciet gant ar princ, pehini, goude beza lamet digantan he garg hac he vadou, er persecutas hete fin he vuez, ac a oe caua ma souffras ar maro criz ac estranj.

Peguer frajil, peguen inconstant eo faveurion, mignonaij ha graç-vad ar re vras ha puissant ens ar bed, ha peguen alies e teuont-hi d'en em chenj e cassoni! Eürus an nep n ho clasq quet. Clasquit graç-vad ha faveuriou an Antron Doue, pehini ne chenjo quet en hoc'h andret, pehini ne vanco morse deoc'h ha pehini n'hoc'h abandono birviquen, ma na zeuit hoc'h-unan d he abandoni da guenta.

---

*An tregonvet devez a viz Querzu.*

## SANT THEODOR.

AR sant-mâ a oa guinidic eus an Thebaïd. He guerent distinguet dre ho noblanç, ho madou hac ho vertu, a roas dezan un descadurez christen, a behini e profitas quement, ma voe consideret evel ur burzod dre an devotion ac ar squiant en devoa d'an oad a zaousec vloas. En em hijout a ree o veva retiret, he dad ac he vam ho devize caret en devize mui a inclination evit ar bed, mæs

re vertuzus e oant evit be geina var ar poent-se ; ac eûrus en em estiment da gaout ur map pehini, ervez a velent, a zlie beza un deiz ur sant bras. Theodor accustumet deja da gonsideri pep-tra gant an daoulagat eus ar feiz, o velet ober en ty he dad preparation bras evit ur banquet caer hac evit ur rejouissanç vras, a reas reflexion serius var gnement-se ac a lavaras ennan : *Da petra e servij an oll rejouissançou eus ar bed? Pe seurt profit a denner eus ar blijadurezou-se? Hac en a zleer memes consideri evel plijadur ar pez ne d'é nemet ur sujet a boan ac a zisplijadur en heur ar maro? Pebes dallentez risca he silvidiguez evit plijadurezou quer vœn ha quer ber, ac a so peurvuia distrempet gant cals a c'houervder! An Aviel a lavar d'in ez é eûrus ar re a vouel er bed-mâ; ret é d'in eta en em resolvi d'en em briva eus a joaüsdet ar vuez-mâ evit beza un deiz eûrus en eé.*

Ar reflexion-se a reas quement a impression var he galon ma en em dennas en he gampr, e pelec'h oc'h en em strinca da dreit he grucifi, e lavaras en ur vouela : *Nann, ô va Doue, ar bed nac he joa vœn, nac he vadou faus, n'ho devezo biquen aliz na charm ebet evidon, n'hoc'h eus ma c'hrouet nemet evit ho caret hac ho servija; disclerïa a ran n'am bezo em buez quen mæstr nemedoc'h, ha ne vevin mui nemet evit ho caret hac evit blijout deoc'h epquen.*

Etretant ar gompaignunez o veza digoueet, e voe avertisset Theodor da zout ous taul, mæs supha a reas he vam d'he lesel en he gampr; he vam pehini a anaveas é passee en he ene un dra bennac extraordinal, er permetas dezan. Er retret-se eo e roas Doue d'he servijer fidel un degout bras eus ar bed, ac e inspiras dezan an desir da dremen ar rest eus he vuez er solitud. Evel he oad queu iaouanc ne bermete quet dezan executi he zessein, en em roas e boas epad daou vloas d'ar studi en ty he dad, ac en em briva a ree eus an traou delicata a vize servijet dezan ous taul.

D'an oad a bevarzec vloas ez ess da gavout sant Pacôm, pehini en recevas en he c'houent. An oll relijiuset er e honsideras souden evel ur squèr a berfection digacet gant Doue evit servijout dezo da exempl. Theodor a vevas eiz vloas ha tregont ebars er gouent, ha seul ma eresque en oad, e eresque ive e furnez ac e vertuziou : erfin leun a vertuziou, e varvas evel ma varv ar sænt, er bloas 367.

REFLEXION.

Nebeut a dud a ve tromplet gant ar plijadurezou ha gant ar brillant faus eus ar bed, ma vefe an oll gant reflexion, ha non pas evel tud dall ha disquiant. Theodor o velet ar prea bras a oa en he dy da hrepari pep tra evit ur banquet hac ur rejouissanç monden, hac o consideri gant attantion ar fin a guement-se oll, a gompreuas peguer væn oa ar rejouissanç-se eus ar bed, neuse oc'h en em renta soupl ha fidel d'ar c'hraç, be reflexionou a zigoras dezan an hent da ur santelez vras. Peguement a dud a guemerre ar memes hent, ma carrent ober ar memes reflexionou. Pep tra a fournis deomp ur sujet bras a reflexionou un discar-fortun, dre exempl, ur maro subit, infidelite ur mignon, ar ber-amser eus hor buez, ar c'houervder gant an nec'hamant ac an displijadurezou inseparabl diouz pep seurt condition; o consideri memes madou ar bed, e illit sonjal ha lavaret: *Hac em be madou infinit, ac e vefen e creiz an enoriou, ac e joussen eus an oll blijadurezou an douar, pebes consolation a raë guement-se d'in en heur ar maro? Petra servije quement-se evit va silvidiguez ac evit an eternite?* Pebes fond a reflexion ne gaver quet ebars ar bed! Mæs ne rèr quet reflexion a barfetet: *Nullus est qui recogitet corde.* Ne rèr quet reflexionou doun, hac er gouelet ar galon. Ober a rèr evit guir meur a reflexion, mæs reflexionou int, pere ne reont nemet tremen dre ar speret hep antren er galon, pere n'ho deus eftet ebet, pere ne arretont quet hor goall inclinationou, ha ne chenjont netra en hor buez.

---

*An unan ha tregont devez a viz Querzu.*

SANT SYLVESTR, PAP.

SANT Sylvestr a oa guinidic eus a Rôm: he guerent, tud devot ha carantezus, oc'h anaout peguen important eo rei da ur c'hrouadur mistri habil ha vertuzus, a roas dezan evit precepteur ur belec santel hanvet Cirin. Didan un helep mæstr e teuas e ber amser habil ha devot meurbet; he vrassa plijadur, o veza c'hoas iaouanc, oa receo an dud estren a zeue en pelerinaj da Rôm evit bisita beiou an ebestel, ha c'has a ree he-unan d'he dy, guelc'hi a ree ho

zreit, rei dezo da zibri ha fournissa dezo quement ho devoa ezom.

O veza en em rentet den a ilis, e lacaas he oll atudi d'en em acquita dignamant eus he oll deverjou; ha vuez a voa quen humbl, he garantez quer bras hac he zêl quen ardant, ma veritas heza choaset evit pap en amser an impalaer Constantin, pehini, petra-hennac ne oa quet c'hoas badezet, a oa cousgoude favorabl d'ar gristenien.

An impalaër-mâ oc'h en em gaout dalc'het gant ur c'hlenvet estrainj, ha goloet a lornez, e raporter penaus ar vedicinet en alias d'en em voalc'hi ebars er goad eus a vugale iaouanc; mæs quement a borreur en devoe ous ar remed quer barbar, ma refusas en ober. Sant Pêr a apparissas dezan an nôz varlerc'h, ac a lavaras dezan clasq ar pap Sylvestr pehini en rentse pare. Constantin ne zaleas quet da zisclería ar vision en devoa bet d'ar pap santel, pehini en assuras penaus ar remed uniq oua he glênvet, a oa receo ar vadiziant, ne zaleas quet d'he receo, ac er memea momet ma oa badezet, eu em gavas pare ha iac'h couls ha biscoas.

Souden goude e torras an ordrenançou ho devoa roet a ziaguent an impalaërdet payen a-enep ar gristenien, ac a reas publia ordrenançou caer evit gloar ar religion gristen. Evelhen e teuas erfin ar gristenien da jouissa ens ar peoc'h, goude beza bet bersecutet gant quement a grueldet gant ar payanet epad tri c'hant vloas. An impalaër-mâ a reas sevel e Rom, dre avis sant Sylvestr, ilis sant Ian-Latran ha cals a re-all.

Ar pap santel, o velet an Ilis e peoc'h, a reas assambli ar c'honcil a Nice, e pehini e assistas tri-c'hant ha trivec'h escop, ac e pehini e voe condaonnet an heresi eus an impi Arius.

Erfin var-dro ar bloas 335, goude beza gouvernet an Ilis universel epad daou vloas var-nguent, uset dre he labourou evit gloar Doue, ha leun a veritou, e tremenas eus ar vuez mortel-mâ, evit mont da jouissa en eê eus un vuez pehini ne devezo hiquen fin.

### REFLEXION.

Chetu c'hou er fin ar bloas, considerit ar mad hac an drouc hoc'h eus græt durant ar bloas-mâ. Allas! græt hoc'h eus martese mui a drouc eguet a vad. Pet devez



hoc'h eus-hu leset da dremen inutilamant hep ober netra evit Doue ? Couscoude ar bloas-mà ne oa bet roet deoc'h nemet evit be servija hac evit labourat evit ho silvidiguez, en ur ober pinijen ac euvrou mad.

*Eil reflexion.* Pelec'h ema bremà ar blijadurezou hoc'h eus quemeret epad ar bloas-mà ? Tremenet int oll ha no rest gueneoc'h nemet ar sonj trist da veza offancet Doue. Ho puez a dremeno evel ma'z ê tremenet ar bloaz-mà, hac ar gonsolation uniq a guefot e fin ho puez a vezo da veza servijet Doue.

*Trede reflexion.* Ma vizac'h maro er bloas-mà e stad a bec'het marvel, e pebini ez oc'h bet martese, pelec'h e veac'h-hu bremà ? Doue en deus roet deoc'h amser evit ober pinijen, profitet anezan. Martese n'hoc'h eus mui nemet ar bloas-mà da veva, en em breparit eta da vervel, ha mar fell deoc'h tremen santelamant an oll deziou eus ar bloas a zeu, sonjit peb deiz er maro. Doue en deus euset ouzoc'h an deiz eus ho maro, evit ma vefot e pep devez aus ho puez, evel pa zlefac'h mervel en deiz-se.

*Fin eus a Vuez ar Sent.*

# TAULEN

*E pehini e quefot buez ar Sænt oll, pere a so comprenet el levr-ma.*

s. Leon,

P.



Q.



R.



S.

FIN.